# TESTAMANT

NEVEZ

HON AOTROU HAG HOR SALVER

# JESUS CHRIST.

LEKEED E BREZONNEC, HA REIZET HERVEZ AN VAM-SCRID GREGACH.

E BREST,
LEKEED E GOUASKEREZ GAND EDOUAR ANNER,
Rû ar Ramp, 55.

1863

# TAOLEN

*Eus a Levriou an Destamant Nevez.*


An Aviel hervez Mazé........... 1
An Aviel hervez Marc........... 64
An Aviel hervez Lucas.......... 99
An Aviel hervez Ian............ 164
Oberiou an Ebestel............. 213
Lizer Paol, abostol, d'ar Romaned. 276
Kenta Lizer Paol, abostol, d'ar Corintied...................... 301
Eil Lizer Paol, abostol, d'ar Goriitied...................... 326
Lizer Paol, abostol, d'ar C'halated........................... 342
Lizer Paol, abostol, d'an Efezied. 350
Lizer Paol, abostol, d'ar Filipped 359
Lizer Paol, abostol, d'ar Golosaied. 365
Kenta Lizer Paol, abostol, d'an Tessalonied.................. 370
Eil Lizer Paol, abostol, d'an Tessalonied.................. 375
Kenta Lizer Paol, abostol, da Dimoteus..................... 379
Eil Lizer Paol, abostol, da Dimoteus..................... 385
Lizer Paol, abostol, da Ditus... 390
Lizer Paol, abostol, da Filemon. 393
Lizer Paol, abostol, d'an Hebreed. 394
Lizer Jakes, abostol........... 412
Kenta Lizer Per, abostol........ 419
Eil Lizer Per, abostol.......... 425
Kenta Lizer Ian, abostol........ 430
Eil Lizer Ian, abostol.......... 436
Trede Lizer Ian, abostol........ 437
Lizer Judas, abostol............ 438
Diskleriaduret (pe Apokalips).... 440

# AN AVIEL HERVEZ MAZE.

## CHABISTR I.

1 Levr geneaologi Jesus Christ, mab David, mab Abraham.

2 Abraham a engehentaz Isaac; hag Isaac a engehentaz Jacob, ha Jacob a engehentaz Juda hag e vreudeur;

3 Ha Juda a engehentaz Farez ha Zara eus a Damar; ha Farez a engehentaz Esrom, hag Esrom a engehentaz Aram;

4 Hag Aram a engehentaz Aminadab; hag Aminadab a engehentaz Naason; ha Naason a engehentaz Salmon;

5 Ha Salmon a engehentaz Booz eus a Rachab, ha Booz a engehentaz Obed eus a Ruth; hag Obed a engehentaz Jesse;

6 Ha Jesse a engehentaz David roue, ha David roue a engehentaz Salomon, eus an hini *a oa bet greg* da Uria;

7 Ha Salomon a engehentaz Roboam; ha Roboam a engehentaz Abia; hag Abia a engehentaz Asa;

8 Hag Asa a engehentaz Josafat; ha Josafat a engehentaz Joram; ha Joram a engehentaz Ozias;

9 Hag Ozias a engehentaz Joatham, ha Joatham a engehentaz Achas; hag Achas a engehentaz Ezekias;

10 Hag Ezekias a engehentaz Manasse; ha Manasse a engehentaz Amon; hag Amon a engehentaz Josias;

11 Ha Josias a engehentaz Jechonias hag e vreudeur, war-dro an amzer ma oant cased eus o bro da Vabilon:

12 Ha goude ma oent bed caset eus o bro da Vabilon, Jechonias a engehentaz Salathiel; ha Salathiel a engehentaz Zorobabel;

13 Ha Zorobabel a engehentaz Abiud; hag Abiud a engehentaz Eliakim; hag Eliakim a engehentaz Azor;

14 Hag Azor a engehentaz Sadoc; ha Sadoc a engehentaz Achim; hag Achim a engehentaz Eliud;

15 Hag Eliud a engehentaz Eleazar; hag Eleazar a enge-

hentaz Matthan ; ha Matthan a engehentaz Jacob ;

16 Ha Jacob a engehentaz Josef, pried Mari, eus a behini eo ganet Jesus, a c'halver Christ.

17 Dre-ze hez' ez eus en holl eus a Abraham bete David, pevarzec generasion ; hag eus a Zavid beteg an divroedigez da Vabilon, pevarzec generasion ; hag eus an divroedigez da Vabilon beteg ar C'hrist, pevarzec generasion.

18 Hogen ganedigez Jesus Christ a c'hoarvezaz evelhen : Goude ma oe dimezet Mari e vam gant Josef, araog ma nand eed assambles, hi en em gavaz brazes dre ar Spered-Santel.

19 Hogen Josef he fried, o veza un den just, pehini na felle ked dezan he exposi publicamand, a sonjaz he c'has kuit secretamant.

20 Mes pa sonje kement-se, setu êl an Aotrou a barissaz dezan dre an huvre, o lavarond ; Josef, mab David, n'az pez ked a aoun da gemeret ganez Mari da oureg ; rag ar pez a zo engehentet enni a zo eus ar Spered-Santel.

21 Hag e c'hano ur mab, hag e c'halvi e hanô Jesus ; rag hen a zaveteo e bobl eus o fec'hejon.

22 (Hogen kement-se holl a c'hoarvezaz, evit ma vije accomplisset ar pez a oa bet lavaret gand an Aotrou dre ar profed, o lavarood ;

23 Setu ar ouerc'hes a vezo brazes, hag a c'hano ur mab, hag e hanô a vezo galvet Emmanuel, ar pez o veza traduiset eo, Doue ganeomp).

24 Ha Josef o veza dihunet eus e gousg, a reaz evel m'en doa gorc'hemenet dezan êl an Aotrou, hag e tigemeraz e oureg :

25 Hogen na anevezaz ked anezi bete ma oe gouliouded eus he mab kenta-ganet : hag hen a roaz dezan an hanô a Jesus.

## CHAB. II.

1 Ha Jesus o veza ganet en Bethlehem a Juda, en deisiou ar roue Herodes, setu e teuaz majed eus ar saô-heol da Jerusalem,

2 En eul lavaroud ; Pe lec'h ema an hini a zo ganet da roue d'ar Judevien ? rag goueled hon eus e steren er saô-heol, hag omp deued d'e adori.

3 Hogen ar roue Herodes, pa glevaz *se*, a oe troublet, hag holl Jerusalem gantan.

4 Hag o veza assamblet an holl ben-veleien ha scribed ar bobl, e c'houlenaz digantei pe lec'h e tlie beza ganet ar C'hrist.

5 Hag hei a lavaraz dezan ; En Bethlehem Juda ; rag evel hen eo bet scrivet dre ar profed ;

6 Ha te Bethlehem, *en* douar Juda, n'oud ked an distera e touez prioaed Juda ; rag

ac hanod eo e teuo ur rener pehini a reno va fobl Israel.

7 Neuze Herodes, o veza galvet ar majed e-cuz, a c'houlenaz gant preder digantei e pe amzer e oa parisset ar steren.

8 Hag o cas anezei da Vethlehem, e lavaraz ; It, hag en em informit gant preder diwarhen ar bugel bihan ; ha pa ho pezo cavet anezan, livirit d'in, evit ma'z in me ive d'e adori.

9 Hag hei, goude beza cleved ar roue, a hartiaz; ha setu ar steren o doa goueled er saô-heol az ea en o raog, bete ma teuaz ha ma choumaz a-uz al lec'h e oa ar bugel bihan.

10 Ha pa oueljond ar steren, en em rejouischont gand ur joa vras meurhed.

11 Hag o veza eed en ti, e cavjond ar bugel gant Mari e vam ; hag o coueza d'an douar, ec'h adorjond anezan : ha goude digeri o zenzoriou, a rojond dezan prezanchou, aour, ezans, ha mirr.

12 Hag o veza bet avertisset gand Doue dre un huvre, na aistrôjent ket da gaoud Herodes, ez ejond d'o bro dre un hend all.

13 Ha pa oend eed kuit, setu êl an Aotrou a barissaz da Josef dre un huvre, o lavaroud ; Saô, ha kemer ar bugel hag e vam, ha tec'h en Ejipt, ha choum eno bete ma livirin d'id ; rag Herodes a glasgo ar bugel evid distruj anezan.

14 Hag hen o veza savet, a gemeraz ar bugel bihan hag e vam en nos, hag en em denaz en Ejipt ;

15 Hag e choumaz eno bete ma varvaz Herodes : evit ma vije accomplisset ar pez en doa an Aotrou lavared dre ar profed, o lavaroud ; Galvet em eus va mab eus an Ejipt.

16 Neuze Herodes, pa ouelaz penaos o doa ar majed grêt goab anezan, a oe en coler braz, hag e casaz da laza en Bethlehem hag en he holl vro, an holl vugale a zaou vloaz hag izeloc'h, hervez an amzer en doa goulenet gand preder digand ar majed.

17 Neuze e oe accomplisset ar pez a oa bet lavared dre ar profed Jeremias, o lavaroud ;

18 Ur garm a zo bet clevet en Rama, hirvoudou, ha gouelvanou, ha clemvanou braz, Rachel o ouella he bugale; ha na felle ked dezi beza consolet, abalamour n'emaint mui.

19 Hogen pa oe marô Herodes, setu êl an Aotrou a barissaz dre un huvre da Josef en Ejipt,

20 O lavaroud ; Saô, ha kemer ar bugel bihan hag e vam, ha kea en douar Israel ; rag ar re a glasge buez ar bugel a zo marô.

21 Hag hen o veza savet, a gemeraz ar bugel hag e vam, hag a zeuaz en douar Israel.

22 Mes pa glevaz penaos

Archelaus a rene er Jude e-lec'h e dad Herodes, en doa aoun mond di; hag o veza bet avertisset gand Doue dre un huvre, en em dennaz en costesiou Galile.

23 Hag o veza deuet, e chounnaz en ur gêr galvet Nazareth; evit ma vije accomplisset ar pez a oa bet lavared dre ar brofeded; Galvet e vezo Nazaread.

## CHAB. III.

1 En deisiou-ze e teuaz Ian ar Badezour, o prezegi en dezert eus a Jude,

2 Hag o lavaroud; En em gonvertissit, rag rouantelez an envou a zo tost.

3 Rag hen eo an hini en deus ar profed Izaias comzet anezan, o lavaroud; Moues unan hag a gri en dezert; Prepartt hend an Aotrou, grit eün e ouenojenou

4 Hag ar Ian-ze en doa e zae e vleò canval, hag ur gouriz lêr war-dro d'e groazel; hag e voued a oa *un espeç* kileien-raden ha mêl gouez.

5 Neuze Jerusalem, hag ar Jude holl, hag an holl vro war-dro d'ar Jourdan, a zeue er meas d'e gaout

6 Hag e oent badezet gantan er Jourdan, o conves o fec'hejou.

7 Hogen o ouelet calz a farizianed hag a saduseed o tond d'e vadiziant, hen a lavaraz dezei; Raç an aered-viber, piou en deus desget deoc'h tec'hel rag ar goler da zont?

8 Grid eta frouez hag a gonven d'ar gonversion:

9 Ha na sonjit ket da lavaroud enoc'h hoc'h-unan; Bez' hon eus Abraham da dad; rag me a lavar deoc'h, penaos e hell Doue sevel eus ar vein-ze bugale da Abraham.

10 Hag ar vouc'hal a zo dija lekeed out grisien ar gouez: rag-se pep gouezen ha na zoug ked a frouez mâd, a zo trouc'hed ha taoled en tân.

11 Evidoun me a vadez ac'hanoc'h en dour d'ar gonversion: mes an hini a zeu war va lerc'h a zo crenvoc'h egedoun, ha n'oun ked din da zougen e voutou; hen ho padezo er Spered-Santel ha tân.

12 Bez en deus e gant en e zorn, hag e netaio ervad e leùr; hag e tastumo e ed er greuniel, mes ar pell a zevo en un tân divougus.

13 Neuze Jesus a zeuaz eus a C'halile d'ar Jourdan da gaoud Ian, evit heza badezet gantan.

14 Mes Ian a viraz outan, o lavaroud; Me em eus ezom da veza badezet ganez, hag e teuez d'am c'haout?

15 Ha Jesus en eur respond a lavaraz dezan; Lez *da ober* brema; rag evel-se eo e tere ouzomp accomplissa peb justis. Neuze e lezaz dezan.

16 Ha goude ma oa bet

badezet Jesus, e savaz ragtal eus an dour : ha setu an envou a oe digored dezan, hag e ouelaz Spered Doue o tisken evel ur goulm, hag o tond warnezan :

17 Ha setu ur voues eus an envou a lavare ; He-ma eo va Mab caret-mâd, e pehini emoun contant.

## CHAB. IV.

1 Neuze Jesus a oe caset gand ar Sperêd ebarz an dezert, evit beza tentet gand an diooul.

2 Ha goude m'en doe iunet daou ugend devez ha daou ugend nosvez, *en* doa naoun

3 Hag an tentatour o veza tosteed outan, a lavaraz ; Mar d-oud Mab Doue, lavar ma teu ar vein-ze da vara.

4 Mes hen o respont a lavaraz, Scrived eo ; Ne ket gant bara hep-ken e vevo an den, mes dre bep ger a zeu eus a c'henou Doue

5 Neuze an diaoul hen casaz er gêr zantel, hag a lekeaz anezan war lein an templ,

6 Hag a lavaraz dezan ; Mar d-oud Mab Doue, en em daol d'an traôn : rag scrived eo ; Gorc'hemen a raio d'e eled diwar da ben, hag e tougind ac'hanod etre o daouarn, en aoun na stokfez da droad oud ur mean.

7 Jesus a lavaraz dezan ; Scrived eo ive ; Na denti ked an Aotrou da Zoue.

8 An diaoul a gasaz anezan c'hoas war ur menez uhel meurbed, hag a ziscouezaz dezan holl rouantelesiou ar bed, hag ar gloar anezei ;

9 Hag e lavaraz dezan ; An holl draou-ze a roiu d'id, mar en em brosterni d'am adori,

10 Neuze Jesus a lavaraz dezan ; Kea kuit Satan ; rag scrived eo, An Aotrou da Zoue a adori hag hen hep-ken a zervichi.

11 Neuze an diaoul a lezaz anezan : ha setu eled a zeuaz, hag a zervichaz anezan.

12 Hogen Jesus, o veza clevet penaos e oa bet *lekeed Ian er prizon*, en em dennaz en Galile.

13 Hag o veza kuitêt Nazareth, e teuaz da choum e Cafarnaom, ker arvorec, war harzou Zabulon ha Neftali :

14 Evit ma vije accomplisset ar pez a zo bet lavared dre ar profed Izaias, o lavaroud ;

15 Douar Zabulon ha douar Neftali, war hend ar môr, en tu all d'ar Jourdan, Galile ar jentiled,

16 Ar bobl pehini a oa azezet en devalien, en deus goueled ur goulou braz ; hag evid ar re a oa azezet en bro ha skeûd ar marô, ur goulou a zo savet.

17 Abaoe neuze Jesus a gommansaz prezegi, ha lavaroud ; En em gonvertissit,

rag rouanteiez an envou a zo tost.

18 Ha Jesus en eur vale a-hed môr Galile, a ouelaz daou vreûr, Simon, a c'halver Per, hag Andre e vreur, o teurel ur roued er môr ; rag pesketerien oant :

19 Hag e lavaraz dezei ; Deut war va lerc'h, ha me a raio ac'hanoc'h pesketerien tud.

20 Hag int rag-tal o lezel o rouejou, a heuliaz anezan.

21 Hag ac'hano o vond araog, e ouelaz daou vreur all, Jakes *mab* Zebede, ha Ian e vreûr, en ur vâg, gand Zebede o zad, o raccomodi o rouejou ; hag hen a c'halvaz anezei.

22 Hag int rag-tal o lezel ar vâg hag o zad, a heuliaz anezan.

23 Ha Jesus az ea dre an holl C'halila, o kelen en o zinagogou, hag o prezegi aviel ar rouantelez, hag o iac'haat pep clenved ha peb gouander e touez ar bobl.

24 Hag ar vrûd anezan az eaz dre an oll Siri ; hag e tigasend dezan an holl dud glanv ha dalc'het gant meûr a glenved hag a ouall-boan, hag ar re dalc'het gand an droug-spered, hag ar re loarec, hag ar re baralitic ; hag hen a iac'hae anezi.

25 Ha mareadou braz a dud a heuliaz anezan eus a C'halile, hag eus a Zecapolis, hag eus a Jerusalem, hag eus a Jude, hag eus an tu-hond d'ar Jourdan.

## CHAB. V.

1 Hogen o oueled *an holl* bobl-ze, hen a iiniaz war ur meoez ; hag o veza azezet, e zisgibien a dostaaz outan ;

2 Hag o tigeri e c'henou, e kelenaz anezi, en eul lavaroud ;

3 Eurus ar re baour er spered : rag rouantelez an envou a zo dezei.

4 Eurus ar re a oueil ; rag hei a vezo consolet.

5 Eurus a re gûn ; rag hai a berito an douar.

6 Eurusar re o daus naoun ha sec'hed eus ar justis ; rag hei a vezo rassaziet.

7 Eurus ar re trugarezus ; rag hei a gavo trugarez.

8 Eurus ar re pur a galon ; rag hei a ouelo Doue.

9 Eurus ar beoc'herien ; rag hei a vezo galvet bugale Doue.

10 Eurus ar re a zo persecutet abalamour d'ar justis ; rag rouantelez an envou a zo dezei.

11 Eurus oc'h pa rêr rebechou deoc'h, pa ho persecuter, ha pa lavarer e-gaou pep sort droug a-enep deoc'h, abalamour d'in.

12 En em laouenait ha tridit a joa, rag braz eo ho recompançen envou; rag evelse eo o deus persecuted ar brofeded a zo bet en ho raog.

13 C'houi a zo holen an douar. mes mar coll an holen e vlaz, gant petra e vezo-ben sallet ? N'eo mui màd da netra, nemed da veza taoled er meas, ha da veza mac'het gant treid an dud.

14 C'houi a zo goulou ar bed. Ur gêr savet *war ur menez* na hell ket beza cuzet ;

15 Ha ne alumer ked ul lamp avid hel lakaad dindan ur boezel, mes war ur c'hantoler, hag e ro sclerijen d'ar re holl a zo en ti.

16 Ra sclerio evel-se ho sclerijen dirag an dud, evit ma ouelint ho màd-oberiou, ha ma c'blorifiint ho Tad pehini *a zo* en envou

17 Na sonjit ked emoun deued avid *discar* al lezen pe ar brofeded : n'oun ked deued evid discar, mes evid accomplissa.

18 Rag e gouirionez e lavaran deoc'h, bete ma tremeno an env hag an douar, na dremeno eus al lezen ur iota pe ur poentic eus a ul lizeren, ken na vezo accomplisset holl.

19 Piou-benag eta a *doro* unan eus ar bihana eus ar c'horc'hemenou-ma, hag a zesgo evel-se d'an dud, a vezo galvet ar bihana en rouantelaz an envou ; mes piou-benag *o* grai hag *o* desgo d'ar re all, hennes a vezo galvet braz en rouantelez an envou.

20 Rag me a lavar deoc'h ; Ma n'az a ket ho chastis dreist hini ar acribed hag ar farizianed, na antreot ked en rouantelez an envou.

21 Claved hoc'h eus penaos eo bet lavared d'ar re goz ; Na lazi ket ; ha piou-benag a lazo, a vezo punissabl dre lez ar varn.

22 Mes me a lavar deoc'h, penaos piou benag en em laka en coler oud e vreûr hep caus, a vezo punissabl dre lez ar varn : ha piou-benag a lavaro d'e vreûr; Ar pen-scan, a vezo punissabl dre ar c'honseil : ha piou-benag a lavaro ; Diot, a vezo punissabl dre dân an ifern

23 Rag-se ma rez digas da offranç d'an aoter, hag e teu sonch d'id eno penaos en deus da vreûr un dra-benag en da enep ,

24 Lez eno da offranç dirag an aoter, ha kea da-genta d'en em reconsilia gand da vreûr, ha neuze deus hag offr da offranç.

25 En em laka a-unvan hepdale gand da adversour, e-pàd emoud en hend gantan, gand aoun na rafe da adversour da livra d'ar barner, ha na rafe ar barner da livra da vinistr *ar justis* , ha na vez taoled er prizon.

26 E gouirionez e lavaran d'id, na zeui ked ar meas alese, ken na vezo paeet ganez an diveza liard.

27 Cleved hoc'h eus penaos eo bet lavared d'ar re goz, Na ri ked a avoultriach.

28 Mes me a lavar deoc'h

penaos kemend hini hag a zell oud ur vaouez gant c'hoantegez anezi, en deus dija grēd avoultriach gant en e galon.

29 Ma ro da lagad deou abec-a-lam d'id, ten anezan, ha taol-hen diouzid; rag gouell eo d'id coll unan eus da izili, ha na ve ket taoled da gorf holl en ifern.

30 Ha ma ro da zorn deou abec-a-lam d'id, trouc'h-hen, ha taol-hen diouzid, rag gouell eo d'id coll unan eus da izili, ha na ve ket taoled da gorf holl en ifern.

31 Lavared eo bet ive; Piou-benag a gaso kuid e oureg, roed dezi ur serid a zivors

32 Mes me a lavar deoc'h, penaos piou-benag a gaso kuid a oureg, nemed evid avoultriach e ve, a ra dezi avoultri; ha piou-benag a zimezo gand ar oureg caset kuit, a ra avoultriach.

33 Cleved hoc'h eus c'hoas penaos eo bet lavared d'ar re goz; Na doui ked en faos, mes ober a ri da leou d'an Aotrou.

34 Mes me a lavar deoc'h, Na douit ked a-gren; na dre an env, rag trôn Doue eo;

35 Na dre an douar, rag scabel e dreid eo; na dre Jerusalem, rag kér ar Roue braz eo.

36 Na dou ket ken nebeud dre da ben, rag na hellez ked ober da ur vleouen beza gouen pe zu.

37 Mes ra vezo ho lavar, Ia, ia, Nan, nan; rag kemend a zo ouc'h pense a zo eus an droug.

38 Cleved hoc'h eus penaos eo bet lavared; Lagad evit lagad, ha dant evid dant:

39 Mes me a lavar deoc'h; Na stourmit ked ouc'h an hini droug; mes mar sko unan-benag ac'hanod war da jod zeou, tro e-ben ive outan.

40 Ha mar fell da zen ober proces ouzid, ha kemered da zae, lez c'hoas da vantel gantan.

41 Ha piou-benag a oblijo ac'hanod da vond ul *led* gantan, kea diou.

42 Ro da neb a c'houlen diganez· ha na dro ked diouz an hini a fell dezan empresta diganez.

43 Cleved hoc'h eus penaos eo bet lavared; Caroud a ri da nessa, hag e casai da enem.

44 Mes me a lavar deoc'h; Carit hoc'h enemied, bennigit ar re a villig ac'hanoc'h, grit vâd d'ar re a gasâ ac'hanoc'h, ha pedid evid ar re a outrach ac'hanoc'h hag ho persecut:

45 Evit ma veot bugale ho Tad pehini *a zo* en envou; rag hen a ra d'e heol sevel war ar re fall ha war ar re vâd, hag a ra d'ar glaô *coueza* war ar re just ha war ar re injust.

46 Rag mar kirid ar re ho câr, pe recompanç ho pezo-hu? ha na ra ket memes ar bublicaned kemend all?

47 Ha mar saludit ho preudeur hep-ken, petra a rit-hu

dreist *ar re all?* ha na ra ked ive ar bublicaned evel-se?

48 Bezid eta parfet, evel ma'z eo parfet ho Tad pehini a zo en envou.

## CHAB. VI.

1 Likid evez na rafac'h hoc'h aluzenou dirag an dud, evit beza gouelet gantei; anes n'ho pezo ked a recompanç gant ho Tad, pehini *a zo* en envou.

2 Rag se pa rez aluzen, na ra kat seni an drompil en da raog, evel ma ra an hipocrited er zinagogou hag er ruou, evit ma vent meulet gand an dud. E gourionez e lavaran deoc'h, reseô a raond o recompanç.

3 Mes pa rez aluzen, gra na ouezo ked da zorn cleiz ar pez a ra da zorn deou;

4 Evit ma vezo da aluzen en cuz: ha da Dad, pehini a ouel en cuz, a rento d'id publicamant

5 Ha pa bedez, na vez ked evel an hipocrited; rag ind a gâr pidi en o za er zinagogou, hag en cornou ar ruou, evit ma vent gouelet gand an dud. E gourionez e lavaran deoc'h, penaos e resevond o recompanç.

6 Mes te, pa bedez, antren en da gamhr, hag o veza sered an nor, ped da Dad pehini a zo en cuz; ha da Dad, pehini a ouel en cuz, a rento d'id publicamant.

7 Hogen pa bedit, n'en em zervichit ked a adlavariou didalvez evel ar bayaned, rag hei a sonj penaos eo dre galz a gomzou e vezint selaouet.

8 Na vezit eta henvel outei, rag ho Tad a oar petra hoc'h eus ezom, abarz ma c'houlenit digantan.

9 Rag-se c'honi pedit evelhen; Hon Tad pehini *oud* en envou, da hanô bezet santifiet:

10 Deued da rouantelez da volonte hezet gret war an douar evel en env:

11 Ro deomp hirio hor bara pemdeziec:

12 Ha pardon deomp hon dleou, evel ma pardonomp ive d'hon dleourien:

13 Ha n'hon hinch ked en tentasion, mes delivr ac'hanomp a zroug: rag d'id eo ar rouantelez, ar galloud, hag ar gloar, da viken: Amen.

14 Rag mar pardonit d'an dud o offansou, ho Tad celestiel a bardono ive deoc'h.

15 Mes ma na bardonit ked d'an dud o offansou, ho Tad na bardono ket ken nebeud deoc'h hoc'h offansou.

16 Ha c'hoas pa iunit, na rit ked ur min trist, evel an hipocrited; rag culvani a reond o bisach, evid discouez d'an dud penaos e iunont E gourionez e lavaran deoc'h, penaos e resevond o recompanç.

17 Mes te, pa iunez, eôl da hen, ha gouale'h da visach:

18 Evit n'en em ziscouesfe kad d'an dud emoud o iuni,

mes d'az Tad pehini a zo en cuz; ha da Dad, pehini a ouel en cuz, a rento d'id publicament.

19 Na zastumit ked e denzoriou evidoc'h war an douar, e pelec'h e consum ar brenved hag ar mergl, hag e pelec'h e toull al laeron, hag e laeront:

20 Mes dastumit tenzoriou evidoc'h en env, e pelec'h na gonsum ket nag ar brenved nag ar mergl, heg e pelec'h na doull ked al laeron, ha na leeront ked.

21 Rag el lec'h ma ema da denzor, eno e vezo iva da galon.

22 Goulaouen ar c'horf eo al lagad. Rag-se mar d-eo selêr da lagad, da holl gorf a vezo sceleriet:

23 Mes mar d-eo fell de lagad, da holl gorf a vezo teval. Mar d-eo eta tevalien ar sclerijen a zo enoud, peger braz an devalien-ze!

24 Den e-bed ne hell servicha daou aotrou: rag casaad a raio unan, hag e caro egile; pe en em attacho oud unan, hag e tisprijo egile. Na hellit ket servicha Doue ha mammon.

25 Abalamour da ze e lavaran deoc'h; Na vezit ked en soursi evit ho puez, petra a zebrot, ha petra a evnt; nag evit ho corf, petra a ouisgot. Ha ne d-eo ked ar vuez muioc'h eged ar boued, hag ar c'horf eged an dillad?

26 Sellid ouc'h laponsed en env: reg na hadont ket, na vedont ket, ha na zastumont ked er greunielou; coulsgoude ho Tad celestiel e voued anezei. Ha n'oc'h-hu ket calz talvoudusoc'h egetei?

27 Ha piou ac'hanoc'h-hu gand e zoursi e helfe cresgi e vent eus a un ilinad hep-ken?

28 Ha perag oc'h-hu en soursi diwarben ar ouisgamant? Considerit ervad penaos e cresg lili ar meas: na labouront ket, na nezont ket.

29 Coulsgoude me e lavar deoc'h, penaos Salomon memes en e holl c'hloar n'eo ket bet gouisget evel unan anezei.

30 Mar gouisg eta Doue er gis ze geot ar meas, pehini a zo hirio, hag a vezo varc'hoas taoled er forn, ha na *ouisgohen* ked ac'hanoc'h-hu calz kentoc'h, ô tud a nebeud a feiz?

31 Rag-se na vezit ked en soursi, o lavaroud; Petra a zebrimp-ni? pe petra a evimp-ni? po gant petra en em ouisgimp-ni?

32 Rag an holl draou-ze a glasg er bayaned: rag ho Tad celestiel e oar peneos hoc'h eus ezom eus an holl draou-ze.

33 Mes clasgit da genta rouantelez Doue, hag e justis; hag an holl draou-ze a vezo roed deoc'h ouc'h-pen.

34 Rag-se na vezit ked en soursi gand an antronoz; rag an devez varc'hoaz en devezo

soign eus ar pez a zell outan. Aoalc'h da bep devez e zroug.

## CHAB. VII.

1 Na varnit ket, evit na veot ket barnet.

2 Rag diouc'h ar varn e varnit, e veot barnet; ha diouc'h ar mezur e vezurit, e vezo mezuret adarc deoc'h.

3 Ha perag e sellez-te oud ar blouzen en lagad da vreûr, ha na ouelez ked an treûst a zo en da lagad da-unan?

4 Pe penaos e leverez-te d'as preûr; Lez ac'hanoun da lemel ar blouzen eus da lagad, ha setu un traûst en da lagad da-unan?

5 Hipocrit, lam da genta an treûst eus da lagad da-unan, ha neuze a ouch sclêr evit lemel ar blouzen eus a lagad da vreûr.

6 Na roit ked an traou santel d'ar chas, ha na daolit ket ho perlez dirag ar moc'h, gand aoun n'o flastrend dindan o zreid, ha na rafent trei ha regi ac'hanoc'h.

7 Goulenit, hag e vezo roed deoc'h; clasgit, hag e kefot; skoit, hag e vezo digored deoc'h.

8 Rag kemend hini hag a c'houlen, a reseô; hag an hini a glasg, a gav; ha d'an hini a sko, a tigorer.

9 Pe piou eo an den ac'hanoc'h-hu, mar goulen e vab bara, a ro dezan ur mean?

10 Pe mar goulen ur pesg, a ro dazan un aer?

11 Neuze ta, mar gouzoc'h-hu, ha c'houi droug, rei traou mâd d'ho pugale, pegement mui ho Tad pehini a zo en envou, na roi-hen ket traou mâd d'ar re a c'houlen digantan?

12 Rag-se kement trabenag a fell deoc'h e rafe an dud deoc'h, grit c'houi ive evel-se dezei: rag se eo al lezen hag ar hrofeded.

13 Antreit dre an nor striz: rag ledan eo an nor, ha frank an hend a gas d'ar gollidigez; hag ez eus calz hag a antren dre eno:

14 Mes striz eo an nor, ha moan an hend a gas d'ar vuez, ha neheud eo a gav anezan.

15 Diouallit ouc'h ar falshrofeded, pere a zeu d'ho caout en gouisgamant denved, mes a zo en diabarz bleizi scrapus.

16 O anaoud a reod dioud o frouez. Ha dastum a rêr rezin diwar spern, pe fies diwar askol?

17 Evel-se pep gouezen vâd a zoug frouez mâd, mes ur ouezen fall a zoug frouez fall.

18 Ur ouezen vâd na hell ked dougen frouez fall, nag ur ouezen fall dougen frouez mâd.

19 Pep gouezen ha na zoug ked a frouez mâd a zo trouc'het, ha taoled en tân.

20 Rag-se o anaoud a reod dioud o frouez.

21 Kemend hini a lavar d'in; Aotrou, Aotrou, na antreo ked en rouantelez an envou; mes an hini hag a ra holonte va Zad pehini a zo en envou.

22 Calz a lavaro d'in en deiz-ze; Aotrou, Aotrou, ha n'hon eus-ni ket profeliset en da hanô? ha n'hon eus-ni ket caset kuit an droug-sperejou en da hanô? ha n'hon eus-ni ket grêt calz a viraclou en da hanô?

23 Neuze e tiscleriñ dezei; Biscoas n'em eus hoc'h anavezet; kit kuit diouziñ, c'houi pere a ra fallentez.

24 Rag-se piou-benag a glev va c'homzou-ma, hag a ra anezei, a gompariñ oud un den fur, pehini en deus savet e dî war ar roc'h:

25 Hag ar glaô a gouezaz, an debordamant a zeuaz, hag an avelou a c'houezaz, hag en em daolaz war an ti-ze; ha na gouezaz ket, abalamour ma oa fontet war ar roc'h.

26 Mes kemend hini a glev va c'homzou-ma, ha na ra ked anezei, a vezo comparet oud un den diskiant, pehini en deus savet e dî war an treaz:

27 Hag ar glaô a gouezaz, an debordamant a zeuaz, hag an avelou a c'houezaz, hag en em daolaz war an ti-ze; hag hen a gouezaz, ha braz eo bed e ziscar.

28 Ha pa en devoe Jesus peur-lavaret ar c'homzou-ma, ar bobl a oa souezet gand e gelen:

29 Rag o disgi a rea evel unan ha galloud gantan, ha ne ked evel ar scribed.

## CHAB. VIII.

1 Ha pa oe diskened eus ar menez, ur foul braz a bobl a heuliaz anezan.

2 Ha setu ul lôr a zeuaz, hag en em brosternaz diragan, en eul lavaroud; Aotrou, mar fell d'id, ec'h bellez va netaad.

3 Ha Jesus a astenaz e zorn, hag a douchaz anezan, en eul lavaroud; Felloud a ra d'in; bez net: ha diouc'h-tu e oe netêt eus e lorentez.

4 Ha Jesus a lavaraz dezan; Laka evez na liviri da zen.; mes kea, en em ziscouez d'ar beleg, hag offr ar rô pehini en deus gorc'hemenet Moises, evit testeni dezei.

5 Ha Jesus o veza antreet en Cafarnaom ur c'hantener a zeuaz d'e gaout, o pidi anezan,

6 Hag en eul lavaroud, Aotrou, va mevel a zo gourvezet er gêr clanv gand ar paralizi, hag ema en goall-boan.

7 Ha Jesus a lavaraz dezan; Mond a rin, hag e ouellain anezan

8 Hag ar c'hantener o respont a lavaraz, Aotrou, n'oun ked din ec'h antrefez dindan va zoen; mes lavar ur ger hep-ken, ha va mevel a vezo iac'heet.

9 Rag evidoun-me, o veza

emoun un den dindan otorite, hez' em eus soudarded dindan oun, hag e lavaran da unan ; Kea, hag ez a ; ha da un all ; Deus hag e teu ; ha d'am mevel , Gra an dra ma, hag e ra.

10 Ha pa glevaz Jesus *kement-se*, e oe souezet, hag e lavaraz d'ar re a heulie *anezan ;* E gouirionez e lavaran daoc'h , n'em eus ket cavet ur feiz ker bras memes en Israel.

11 Hogen a lavaroud a ran deoc'h , penaos e teuo calz eus ar saô - heol hag eus ar c'huz-heol, hag ec'h azezind ouc'h taol gand Abraham, Isaac, ha Jacob en rouantelez an envou ;

12 Mes hugale ar rouantelez a vezo taoled en devalien a ziaveas ; eno e vezo gouelvan ha scrin-dent.

13 Ha Jesus a lavaraz d'ar c'hantener ; Kea, ha hezet grêd d'id evel ma ec'h eus credet : hag e vevel a oa iac'heet war an heur-ze.

14 Ha Jesus o veza deued en ti Per, a ouelaz e vam-gaer gourvezet clanv gand an dersien.

15 Hag hen a douchaz he durn, hag an dersien a guitaaz anezi . hag hi a zavaz , hag a zerviehaz anezei

16 Ha pa oe deued an abardaez, e oe digased dezan calz hag a oa dalc'het gand an droug-sperejou : hag hen a gasaz kuit ar sperejou dre e c'her, hag a iac'heaz ar re holl a oa clanv :

17 Evit ma vije accomplissetar pez a oa bet lavared gand ar profed Izaias , o lavaroud ; Kemered en deus e-unan hon infirmeteou . ha douged en deus hor c'hlenvejou.

18 Hogen Jesus , o ouelet calz a hobl en-dro dezan , a c'horc'hemenaz tremen en tu all.

19 Hag ur scrib o veza tosteed, a lavaraz dezan; Kelener, me a heulio ac'hanod e pe lec'h benag ma'z i.

20 Ha Jesus a lavaraz dezan ; Al lern o deus toullou, ha lapoused an env neisiou , mes Mab an Den n'en deus ked a lec'h evid harpa e ben.

21 Hag un all eus e zisgibien a lavaraz dezan ; Aotrou , lez ac'hanoun mond da genta da enteri va zad.

22 Mes Jesus a lavaraz dezan ; Heûl ac'hanoun , ha lez ar re varô da enteri o re varô.

23 Ha goude m'en doe piniet er vâg , e zisgiblen az eaz war e lerc'h.

24 Ha setu e savaz un tempest braz war ar môr , en hevelep doare ma oa ar vâg goloed a goumou : mes hen a gousge.

25 Hag e zisgibien a zeuaz hag a zihunaz anezan , en eul lavaroud ; Aotrou, saveta ac'hanomp ; mond a reomp da goll !

26 Hag hen a lavaraz dezei;

Perag oc'h-hu aounec, tud a neheud a feiz? Neuze e savaz, hag e c'horc'hemenaz d'an avelou ha d'ar mòr; hag ur c'halm braz a oe grêt.

27 Hag an dud a oe souezet, o lavaroud; Pe seurt *den* eo he-ma, pa ra hag an avelou hag ar mòr senti outan?

28 Ha pa oe deued en tu all, en bro ar Jergesaned, daou zen dalc'het gand droug-sperejou a rancontraz anezan, pere a zeue aus ar besiou; o veza goall-furius, ken na grede den tremen dre an hent-se:

29 Ha setu e crijond, o lavaroud; Patra a zo etre ni ha te, Jesus, Mab Doue? ha deued oud-de ama d'hon tourmanti araog an amzer?

30 Hogen bez' e oa pell dioutei ur vanden vraz a voc'h o peuri.

31 Hag an droug-aperejou a bedaz anezan, en eul lavaroud; Mar grez hor c'has kuit, lez ac'hanomp mond ar anden voc'h.

32 Hag hen a lavaraz dezei; It. Ha pa zortijond, ez ejond er vanden voc'h: ha setu an holl vanden voc'h a redaz gand frouden euskreach d'an traôn er mòr, hag a varvjond en doureier.

33 Neuze ar vesaerien a dec'haz, hag o veza deued en kêr, e raconijont pep-tra, hag ar pez a oa c'hoarvezet d'ar ra a oa dalc'het gand an droug-aperejou.

34 Ha setu an holl gêr a zeuaz da rancontri Jesus; ha pa oueljond anezan, e pedjond ma raje en em denna eus o bro.

## CHAB. IX.

1 Neuze hen, o veza ced er vâg, a drauzaz, hag a zeuaz en e gêr e-unan.

2 Ha setu a tigaschond dezan ur paralitic, gourvezat war ur gouele. Ha Jesus o oueled o feiz, a lavaraz d'ar paralitic; *Va* mab, kamer courach, da bec'hejou a zo pardoned d'id.

3 Ha setu ur re eus ar scribed a lavaraz ennei o-unan; He-ma a ouall-gomz.

4 Hogen Jesus, oc'h anaoud o zonjesonou, a lavaraz; Perag e sonjit-hu fall en ho calonou?

5 Rag pehini eo an ezeta, ha lavaroud; Da bec'hejou a zo pardonet d'id, pe lavaroud; Saô, ha bala?

6 Mes evit ma ouezot penaos Mab an Den en deus ar galloud war an douar da bardoni ar bec'hejou, (neuze e lavaraz d'ar paralitic), Saô, doug da ouele, ha kea d'az ti.

7 Hag hen o veza savet, az caz d'e di.

8 Hag ar bobl o ouelat *kement-se*, a oa souaset, hag e veuljond Doue, pehini en doa roed un hevelep galloud d'an dud.

9 Hag evel ma'z ea Jesus ac'hano, e ouelaz un den han-

vet Maze, azezet en bureô ar gouriou ; hag hen a lavaraz dezan ; Heul ac'hanoun. Hag han a zavaz, hag a heuliaz anezan.

10 Ha pa oa Jesus azezet ouc'h taol en ti, setu calz a hublicaned hag a bec'herien a zeuaz, hag en em lekeaz ouc'h taol gantan hag e zisgiblen.

11 Ha pa ouelez ar farizianed *kement-se*, e leverjond d'e zisgiblen ; Perag e tebr ho Kelener gand ar hublicaned hag ar bec'herien ?

12 Hogen pa glevaz Jesus *kement-se*, e lavaraz ; Ar re iac'h n'o deus ked ezom a vedeusin, mes ar re glanv.

13 Hogen it, ha desgit petra a sinifi, Misericord a fell d'In, ha ne ket sacrifis : rag n'oun ked deued evit gervel ar re just, mes ar bec'herien, d'ar gonversion.

14 Neuze disgiblen Ian a zeuaz d'e gaoud, o lavaroud ; Perag e iunomp-ni hag ar farizianed alies, ha na iunont ked da zisgiblen ?

15 Ha Jesus a lavaraz dezei; Ha mignoned ar gampr-a-eureud a hell en em c'hlac'hari e-pad ma ema ar pried gantei? Mes dond a rale an deisiou e vezo lamet digantei ar pried, ha neuze e iunint.

16 Den na laka un tam mezer digommet oud ur zae goz, anez an tam a rogfe lod eus ar zae, hag ar rog a vija goasoc'h.

17 Na lekër ket ken nebeut gouin nevez ebarz ler-vouteillou coz, anez al ler-vouteilhou a dor, ar gouin a red, hag al ler-vouteilhou a zo collet; mes lakaad a rër gouin nevez en ler-vouteilhou nevez, hag e conserver an eil hag egile.

18 Pa lavare kement-se dezei, setu ur chef a dostaaz, hag en em brosternaz dirag an, o lavaroud : Va merc'h a zo *marô brema ;* mes deus, laka da zorn warnezi, hag e vevo.

19 Ha Jesus o veza savet, az eaz war e lerc'h gand e zisgiblen.

20 Ha setu ur oureg hag a oa clanv gand an diouad abaoe daouzec vloaz, a dostaaz *outan* a-ziadre, hag a douchaz ar bord eus e zae.

21 Rag hi a lavare enni he-unan ; Mar touchan hep-ken e zae e vezin iac'heet.

22 Mes Jesus o veza troet, hag o oueled anezi, a lavaraz; *Va* merc'h, kemer courach, da feiz en deus da iac'heed. Hag ar oureg a oe iac'heed abaoe an heur-ze.

23 Ha pa oe deuet Jesus en ti ar chef, ha pa ouelaz ar zutelerien hag un toullad tud oc'h ober trouz,

24 Hen a lavaraz dezei; It ac'han ; rag ar plac'h vihan ne ket marô, mes cousget eo. Hag ind a c'hoarzaz goab warnezan.

25 Ha gonde ma oabet caset an dud-ze er meas, hen a antreaz, hag o veza croget en he dorn, ar plac'h vihan a zavaz.

26 Hag ar vrùd eus a gement se az eaz dre an holl vro-ze.

27 Ha pa oa Jesus o vond ac'hano, daou zen dall a heuliaz anezan, en eur grial, hag o lavaroud; Mab David, az pez truez ouzomp!

28 Ha pa oe deued en ti, an dud dall a dostaaz outan: ha Jesus a lavaraz dezei; Ha c'houi a grede hellan-me ober kement-se? Ind a lavaraz dezan; Ia, Aotrou.

29 Neuze hen a douchaz o daou-lagad, en eul lavaroud; Bezet grêd deoc'h hervez ho feiz.

30 Hag o daou-lagad a oe digoret. Ha Jesus a zifenaz stard outei, o lavaroud, Diou allit na ouefe den *an dra-ze*.

31 Mes hei o veza sortiet, a skiniaz ar vrud anezan dre an holl vro-ze.

32 Hag evel ma oand o vond er meas, setu a oe digaset dezan un den mud dalc'het gand un droug spered.

33 Ha pa oe caset an droug-spered er meas, an den mud a gomzaz: hag ar bobl a oe souezet, hag e lavarent; Biscoas n'eo bet goueled kemend all en Israel.

34 Hogen ar farizianed a lavare; Dre brins an droug-sperejou eo e cas kuit an droug-sperejou.

35 Ha Jesus az ea tro-war-dro dre an holl geriou hag ar villajenou, o kelen en o zinagogou, hag o prezegi aviel ar rouantelez, hag o iac'haad an holl glenvejou hag an holl ouanderiou e touez ar bobl.

36 Hogen hen, o oueled an holl bobl-ze, en doe truez outei, abalamour ma oant scuiz ha dispersei, evel denved hep pastor.

37 Neuze e lavaraz d'e zisgibien; An eôst evit gour a zo bras, mes al labourerien a zo nebeud.

38 Rag-se pedit an Aotrou eus an eôst, ma caso labourerien en e eôst.

## CHAB. X.

1 Hag o veza galvet d'e zaouzec disgibl, hen a roaz dezei galloud war ar sperejou impur, evid o c'has kuit, ha da iac'haad an holl glenvejou hag an holl ouanderiou.

2 Hag hanoiou an daouzeg abostol eo ar re-ma; Ar c'henta Simon, a c'halvër Per, hag Andre e vreùr; Jakes *mab* Zebede, ha Ian e vreur;

3 Filip, ha Bartelemi, Tomas, ha Maze ar publican, Jakes *mab* Alfe, ha Lebhe, les-hanvet Tadde;

4 Simon ar C'hananead, ha Judas Iscariot, pehini ive a drahissaz anezan.

5 Jesus a gasaz an daouzeg-ze, goude beza kemenet dezei, en eul lavaroud; Na'z it ked etrezeg ar jentiled, ha na antreit ked en hini eus a geriou ar Samaritaned;

6 Mes it kentoc'h etrezeg an denved golled eus a di Israel.

7 Hag en eur vond prezegit, o lavaroud; Penaos rouantelez an envou a zo tost.

8 Iac'haid ar re glanv, netait ar re lôr, resussitit ar re varô, casit kuit an droug-sperejou : resevet hoc'h eus en gratis, roit en gratis.

9 Na bourveit nag aour, nag arc'hant, na moneis en ho courız;

10 Nag ur valeten evit ho peach, na diou zae, na boutou, na baz; rag al labourer a zo din eus e voued.

11 Hag en pe kêr pe vilajen-benag ma'z eod ebarz, goulenit piou a zo din eum; ha choumit eno bete ma'z eot kuit

12 Ha pa antreot en un ti, saludit hen

13 Ha mar d eo din an ti, ra zeuo ho peoc'h warnezan; mes ma ne d-eo ket din, ra zistroio ho peoc'h deoc'h.

14 Ha piou benag ha n'ho resevo ket. ha na zelaouo ket ho comzou, pa'z aot kuit eus an ti-ze, pe eus ar gêr-ze, hejid ar poultr eus ho treid.

15 E gouirionez e lavaran deoc'h, Gouzanvusoc'h e vezo da zouar Sodom ha Gomor en deiz ar varn eged d'ar gêr-ze.

16 Setu, cas a ran ac'hanoc'h evel denved e creiz ar bleizi; rag se bezit prudant evel an aered, ha dizroug evel ar goulmed.

17 Mes diouallid ouc'h an dud; rag ho livra a raind d'al lesiou barn, hag a scourjezind ac'hanoc'h en o zinagogou;

18 Ha cased e veod dirag gouarnerien ha rouaned, abalamour d'in, evit beza da desteni dezeı ha d'an nasionou.

19 Mes pa livrind ac'hanoc'h, n'en em likit ked en poan na penaos na petra a leverot; rag roed e vezo deoc'h war an heur-ze ar pez a leverot.

20 Rag ne ket c'houi eo a gomz, mes Spered ho Tad pehini a gomz enoc'h.

21 Hogen ar breûr a livro e vreûr d'ar marô; hag an tad, e vugel; hag ar vugale a zavo a-eneb o zadou hag o mamou, hag o lakaind da vervel.

22 Ha c'houi a vezo caseet gand an holl abalamour d'am hanô; mes neb a gendalc'ho beteg ar fin, hennes a vezo salvet.

23 Hogen pa bersecutint ac'hanoc'h en ur gêr, tec'hit da un all; rag e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos n'ho pezo ked echuet *mond dre* holl gêriou Israel, ken na vezo deuet Mab an Den.

24 An disgibl n'eo ket uheloc'h eged e gelener, nag ar mevel uheloc'h eged e aotrou.

25 Aoalc'h eo d'an disgibl beza evel e gelener, ha d'ar mevel beza evel e aotrou. Ma o deus galvet pen an tiegez Beelzebul, pegement mui tud e di?

26 N'ho pezet ked eta aoun rogeı, rag n'eus netra a

c'holoet, ha na vezo disoloet; nag a guzet, ha na vezo gouezet.

27 Ar pez a lavaran deoc'h en devalien, livirit-han er goulou; hag ar pez a glevit er scouarn, prezegit-hen war gorre an tiez.

28 Ha n'ho pezet ked a aoun rag ar re a laz ar c'horf, ha na hell ket laza an ene; mes ho pezet aoun kentoc'h rag an hini a hell coll hag an ene hag ar c'harf en ifern.

29 Ha na ouarzer ked daou c'halvan evid ul liard? hag hini anezai na gouez ket d'an douar hep ho Tad.

30 Mes ar bleô memes eus ho pen a zo countet holl.

31 Rag-ae n'ho pezet ked a aoun; c'houi a dâl muioc'h eget calz a golvaned.

32 Piou-benag eta a gonveso ac'hanoun dirag an dud, me a gonveso iva anezan dirag va Zad pehini a zo en envou.

33 Mes piou-benag a zinac'ho ac'hanoun dirag an dud, me a zinac'ho ive aneazan dirag va Zad pehini a zo en envou.

34 Na sonjit ket a ven deued da gas ar peoc'h war an douar; n'oun ket deued da gas ar peoc'h, mes ur c'hleze.

35 Rag deued oun da lakaad en disunion an den a-enep e dad, hag ar varc'h a-enep he mam, hag ar verc'h-gaer a-enep he mam-gaer.

36 Hag an deo eo davezo evid enemied tud e di e-unan.

37 Neb a gâr tad pe vam dreist-oun, n'ema ked din ac'hanoun; ha neb a gâr mab pa verc'h dreist-oun, n'ema ked din ac'hanoun:

38 Ha neb na gemer ked e groaz ha n'am heûl ked, n'ema ked din ac'hamoun.

39 Neb a vir e vuez, ha c'hollo; ha neb en devezo collet e vuez abalamour d'in, a gavo anezi.

40 Neb a reseô ac'hanoc'h, a reseô ac'hanoun; ha neb am reseô, a reseô an hini en deus va c'haset.

41 Neb a reseô ur profed, en hanô a brofed, en devezo recompanç ur profed; ha neb a reseô uo den just, en hanô a zen just, en devezo recompanç un den just:

42 Ha piou-benag en devezo roed da eva un tasad dour iên hep-keo da unan eus ar re vihan-ma, en hanô a zisgibl, e gouirionez e lavaran deoc'h, na gollo ked e recompanç.

## CHAB. XI.

1 Ha pa eo doe Jesus echuet da rei e c'horc'hemenou d'e zaouzeg disgibl, ez eaz ac'hano da zisgi ha da hrezegi en o c'hariou.

2 Hogen Iao, o vaza clevet comz a er prizon eus a oberiou ar C'hrist, a gasaz daou aus e zisgibien da lavaroud dezan;

3 Ha te eo an hini a die dont, pe e tleomp-ni gortoz un all ?

4 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei ; It ha livirit da Ian ar pez a glevit hag a ouelit :

5 Ar re dall a ouel, ar re gam a vale, ar re lôr a zo neteet, ar re vouzar a glev, ar re varô a resussit, hag an aviel a zo prezeget d'ar re baour :

6 Hag eurus eo an hini na gavo ked abec-a-lam enoun.

7 Hag evel ma'z eant kuit, Jesus a gommansaz laveroud d'ar bobl diwarben Ian ; Petra oc'h-hu eed da oueled en dezert ? hag ur gorsen hejat gand an avel ?

8 Mes petra oc'h-hu eed da oueled ? hag un den gouisget gand dillad bouk ? Setu ar re a zo gouisget gand dillad *delicat* a choum en ties ar rouaned.

9 Mes petra oc'h-hu eed da oueled ? hag ur profed ? Ia, a lavaran deoc'h, ha mui eged ur profed.

10 Rag hennes eo diwarben pehini eo scrivet ; Setu e casan va c'hannad dirag da faç, pehini a breparo an hend en da raog.

11 E gouirionez a lavaran deoc'h, penaos e touez ar re a zo ganet a c'hroagez, n'eo bet savet hini brasoc'h eged Ian ar Badezour ; coulsgoude an hini bihana en rouantelez an envou, a zo brasoc'h egetan.

12 Hogen abaoe deisiou Ian ar Badezour bete vrema rouantelez an envou a zo kemered dre fors, hag an dud violant eo a gemer anezi.

13 Rag an holl brofeded hag el lezen o deus profetiset beteg Ian.

14 Ha mar fell deoc'h reseô anezan, hen eo Elias, pehini a dlie dont.

15 Ra zelaouo neb en deus discouarn da glevet.

16 Mes ouc'h petra e comparin-me ar generasion-ma ? Henvel eo ouc'h bugale azezet ar marc'hallec'h, hag a gri d'o c'hemaraded,

17 En eul lavaroud ; Sonet bon eus deoc'h ar fleut, ha n'hoc'h eus ked danset; canet bon eus birvoudou deoc'h, ha n'hoc'h eus ket canveouet.

18 Rag Ian a zo deuet hep na dibri nag eva, hag e leveront ; Bez' en deus un droug-spered.

19 Mab an Den a zo deued o tibri hag oc'h eva, hag e leveront, Setu un debrer hag un ever gouin, mignon d'ar bublicaned ha d'ar bec'herien. Mes ar furnez a zo justifiet gant he bugale.

20 Neuze hen a gommansaz ober rebechou d'ar c'herieu en pere en doa grêd an darnvuia eus e viraclou, abalamour n'o doa ked distroet.

21 Maleur d'id, Corazin ! maleur d'id, Betsaida ! rag

ma vije bet grēd en Tir hag en Sidon ar vurzudou a zo bet grēd enoc'h, pell zo e vijent distroet en sac'h-lian hag el ludu.

22 Rag-se e lavaran deoc'h; Gouzanvusoc'h e vezo da Dir ha da Sidon en deiz ar varn eged deoc'h-hu.

23 Ha te, Cafarnaom, pehini a zo bet savet beteg en env, a vezo izeleet beteg en disgouel-lec'h; rag ma vije bet grēd en Sodom ar vurzudou a zo bet grēd enoud, e vije choumed beteg hirio.

24 Rag-se e lavaran deoc'h, penaos e vezo gouzanvusoc'h da zouar Sodom en deiz ar varn eged d'id.

25 En amzer-ze Jesus a lavaraz; Da veuli a ran, ô Tad, Aotrou an env hag an douar, dre ma ec'h eus cuzet an traou-ze oud ar re fùr rag ar re ouiziec, ha ma ec'h eus o discuzet da vugale vihan

26 Ia, ô Tad; rag evel-se eo bet cavet mād ganez.

27 Pep tra a zo roed d'in-me gant va Zad, ha den na anaô ar Mab nemed an Tad; ha den na anaô an Tad nemed ar Mab, hag an hini da behini e vezo fellet d'ar Mab e ziscouez dezan.

28 Deud d'am c'havout, ar re holl a zo scuizet ha bec'hiet, ha me ho soulajo

29 Kemerit va ieô warnoc'h, ha desgit ganen; rag me a zo kùn hag humbl a galon: hag e kefot ar repos eus hoc'h eneou.

30 Rag va ieô a zo ezet, ha va beac'h a zo scan.

## CHAB. XII.

1 En amzer-ze Jesus a dremene dre an ed eu deiz ar sabbat; hag e zisgibien, o veza m'o doa naoun, en em lekeaz da dennа tamoezenou ed, ha d'o dibri.

2 Mes ar farizianed, o ouelet kement-se, a lavaraz dezan; Setu da zisgibien a ra ar pez n'eo ket permetet da ober da zeiz ar sabbat.

3 Mes hen a lavaraz dezei; Ha n'hoch eus-hu ket lennet ar pez a reaz David, pa en doe naoun, hag ar re a oa gantan?

4 Penaos ec'h antreaz en ti Doue, hag e tebraz ar baraou discouezet, pere ne oa permetet o dibri na dezan, na d'ar re a oa gantan, nemed d'ar veleien hep-ken.

5 Pe n'hoc'h eus-hu ket lennet el lezen, penaos en deisiou ar sabbat ar veleien a dor ar sabbat en templ, hag ind divlam?

6 Mes lavaroud a ran deoc'h penaos ez eus ama *unan* hag a zo brasoc'h eged an templ.

7 Hogen ma ouefac'h petra a sinifi *an dra ma*, Misericord a fell d'in, ha ne ket sacrifis, n'ho pije ket condaonet ar re n'int ket coupabl.

8 Rag Mab an Den a zo Aotrou ive eus ar sabbat.

9 Hag o veza eet kuit ac'hano, e teuaz en o zinagog

10 Ha setu e oa eno un den pehini en doa un dorn dizec'het; hag e c'houlenjond dezan, evit ma heljend e damal; Ha permetet eo iac'haad en deisiou ar sabbat?

11 Hag hen a lavaraz dezei; Pe zen ac'hanoc'h-hu bag en deus un danvad, ha mar couez en ur poull en deiz ar sabbat, na grog ked ennan, ha n'her saô ked?

12 Na pe gement mui e tâl un den eged un danvad? Dre ze permetet eo ober vâd en deisiou ar sabbat.

13 Neuze e lavaraz d'an den; Asten da zorn. Hag hen e astenaz; bag e teuaz iac'h evel egile.

14 Neuze ar farizianed, o veza eed er meas, en em guzuliaz a enep dezan, penaoz coll anezan.

15 Mes Jesus, o c'houzoud *an dra-ze*, az eaz kuit ac'hano: ha calz a dud az eaz war e lerc'h, hag hen o iac'heaz holl.

16 Hag hen a c'horc'hemenaz dezei na zisclerijent ked anezan.

17 En hevelep doare ma ve accomplisset ar pez a oa bet lavared dre ar profed Izaias, o lavaroud;

18 Setu va servicher, pehini em eus choaset; va c'haretmâd, e pehini ema contant va ene: lakaad a rin va Spered warnezan, hag ec'h annonso ar justis d'an nasionou:

19 Na gontesto ket, na grio ket, ha den na glevo e voues er ruou:

20 Na doro ked ar gorsen brevet, ha na vougo ked ar voulc'hen a ra mogedi, ken na rento ar varn victorius.

21 Hag an nasionou a espero en e hanô.

22 Neuze e oe digaset dezan un den dalc'het gand un droug-spered, dall ha mud; hag hen a iac'heaz anezan, en hevelep doare ma comze ha ma ouele an den dall ha mud.

23 Hag an holl bobl a oe souezet braz, hag e lavarent; Ha n'eo ked he-ma mab David?

24 Hogen ar farizianed, pa glevchont *kement-se*, a lavaraz; He-ma na gas kuit an droug-sperejou nemed dre Veelzebul, prins an droug-sperejou.

25 Mes Jesus oc'h anaoud o zonjesonou, a lavaraz dezei; Pep rouantelez diviset a-enep he-unan, a vezo grêd dezert; ha pep kêr pe di diviset a-enep e-unan, na joumo ked en e za.

26 Ha mar gra Satan caa Satan kuit, bez' ema diviset a-enep e-unan; penaos eta e choumo e rouantelez en e sa?

27 Ha mar casan kuit an droug-sperejou dre Veelzebul, dre biou e ra ho pugale caa anezei kuit? Rag-se e vezint ho parnerien.

28 Mes mar d-eo dre Spered Doue e casan kuit an drougsperejou, neuze rouantelez Doue a zo deuet beteg enoc'h.

29 Pe penaos e hell unanbenag antren en ti nn den cre, ha piliad a vadou, nemed da genta en defe ereed an den cre? neuze eo e ral piliad e di.

30 Nap n'ema ket ganen, a zo em enep; ha nep na zastum ket ganen, a zispers.

31 Abalamour da ze e laveran deoc'h, penaos pep pec'hed ha goall-gomz a vezo pardonet d'an dud; mes ar goall-gomz *a-enep* ar Spered na vezo ket pardonet d'an dud.

32 Ha piou-benag a lavaro ur gomz a-enep Mab an Den, e vezo pardonet dezan; mes piou-benag e gomzo a-enep ar Spered-Santel, na vezo ket pardonet dezan nag er bedma nag er *bed* da zont.

33 Pe grit mâd ar ouezen, ha mâd he frouez; pe grit fall ar ouezan, ha fall he frouez: rag ar ouezen a zo anavezet dioud he frouez.

34 Raç an aered-viber, penaos e helit-hu tavaroud traou mâd, ha c'houi fall? rag eus a leunder ar galon e comz ar genou.

35 An den mâd a den traou mâd aus a danzor mâd e galon; hag an den fall a den traou fall eus e denzor fall.

36 Hogen me a lavar deoc'h penaos ah dud a rento coent en deiz ar varn aus a gement ger didelvez o devezo lavaret.

37 Rag dre da c'herioù e vezi justifiet, ha dre da c'heriou e veei condaonet.

38 Neuze ur re-benag eus ar scribed hag eus ar fariziaued a respontaz, en eul lavaroud; Kelener, c'hoant hon eus goueled ur sin grêd ganez.

39 Mes hen a respontaz hag e lavaraz dezei; Ur generasion fall hag avoultr a c'houlen ur sin, *ha* na vezo roed dezi sin e-bed, nemet sin ar profed Jonas.

40 Rag evel ma oe Jonas tri devez ha teir noavez en cov ar pesg braz, evel-se e vezo Mab an Den tri devez ha teir nosvez en calon an douar.

41 Tud Ninive a adsavo er varn gand ar generasion-ma, hag a gondaono anezi; abalamour ma rejond distrei ouc'h predicasion Jonas: ha setu ama mui eget Jonas.

42 Rouanes ar c'hresteiz e zavo er varn gand ar generasion-ma, hag a gondaono anezi; abalamour ma teuaz eus a bellder an douar evit clevet furnez Salomon: ha setu ama mui eget Salomon.

43 Pa'z eo eed ar spered impur er meas eus a un den, e vale dre lec'hion sec'h, o clasg repos, ha *n'e* gav ket.

44 Neuze e lavar; Distrei a rin d'am zi eus a belec'h oun deuet: hag o veza distroet, e cav anezan goullo, scubet ha kempenet.

45 Neuze ez a, hag e kemer gantan seiz spered all goasoc'h egetan, hag eo'h antreont hag e choumont eno: ha *stad* diveza an den-ze a zo goasoc'h eged ar c'henta. Evel-se eo e c'hoarvezo d'ar generasion fall-ma.

46 Ha pa gomze c'hoas ond ar bobl, setu e vam hag e vreudeur a oa er meas, o clasg comza outan.

47 Neuze unan-benag a lavaraz dezan; Setu da vam ha da vreudeur a zo er meas, o clasg comza ouzid.

48 Mes hen a respontaz hag a lavaraz d'an hini en doa comzet outan; Piou eo va mam, ha piou eo va breudeur?

49 Hag oc'h asten e zorn war e zisgibien, hen a lavaraz; Setu va mam, ha va breudeur:

50 Rag piou-benag a rai bolonte va Zad, pehini a zo en envou, hen-ez eo va breur, ha va c'hoar, ha va mam.

## CHAB. XIII.

1 Hogen en deiz-ze Jesus, o veza eed er meas eus an ti, a azezaz e-tal ar mór.

2 Ha mareadou braz a dud en em zastumaz war e dro, en hevelep doare ma piniaz war ur vâg, hag oc'h azezaz *eno*; hag an holl foul a joumaz var an aot.

3 Hag hen a lavaraz dezei calz a draou dre barabolenou, o comza *evel-hen*; Setu un hader az eaz er meas da hada;

4 Hag evel ma hade, lod a gouezaz a-hed an hent; hag al laboused a zeuaz, hag a zebraz anezan.

5 Lod all a gouezaz e lec'hiou meinec, e pelec'h n'en doa nemeûr a zouar; hag e *savaz* kerkent, dre n'an doa ked a zounder douar:

6 Mes pa zavaz an heol e oe losket; ha dre n'en doa ked a c'hrisien, e sec'haz.

7 Lod all gouezaz e touez an drein; hag an drein a greegaz, hag a vougaz anezan.

8 Ha lod all a gouezaz en douar mâd; hag e roaz frouez, darn o *rapporti* cant kemend all, darn tri-ugent, ha darn tregont.

9 Ra zelaouo neb en deus discouarn da glevet.

10 Hag e zisgibien a dostaaz, hag a lavaraz dezan; Perag e comzez-te outei dre barabolenou?

11 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Dre ma eo roed deoc'h da anaoud traou cuzet rouantelez an envou, mes ne d eo ket roed dezei.

12 Rag piou-benag en deus, e vezo roed desan, hag en devezo abondanç; mes piou-benag n'en deus ket, e vezo lamed digantan memes ar pez en deus.

13 Dre-ze eo e comzan outei dre barabolenou; rag o ueled, na ouelont ket; hag

a cleved, na glevont ket, ha na gomprenont ket.

14 Evel-se eo accomplisset ennei profesi Izaias, pehini a lavar, O clevet c'houi a glevo, ha na gomprenot kat; hag o ouelet c'houi a ouelo, ha na apersevot ket.

15 Rag calon ar bobl-ma a zo lardeet, hag o discouarn a zo pouner-gleô, hag o daou-lagad o deus seret, gand aoun na rafent gouelet gand an daou-lagad, clevet gand an discouarn, ha compren gand ar galon, ha na zistrofent, ha na rafen o iac'haad.

16 Mes eurus ho taou-lagad c'houi, dre ma ouelont; hag ho tiscouarn, dre ma clevont.

17 Rag e gourionez e lavaran deoc'h, penaos calz a brofeded hag a *dud* just o deus c'hoanteet goualed *an traou* a ouelit, ha n'o daus ked o goueled; ha cleved *an traou* a glevit, ha n'o daua ket o c'hleved.

18 Clevit eta c'houi parabolen an hader.

19 Neb a glev ger ar rouantelez, ha na gompren kad anezau, an *hini* droug a zau, hag a scrap ar pea a zo bat hadet en e galon: hennes eo an hini en deus resevet an had a bed an hent.

20 Hag an hini en deus resevet an had e lec'hiou meinec, hannes eo an hini a zelaou ar ger, hag a reseô anezan kerkent gant joa:

21 Coulsgoude n'en deus ked a c'hrisien anuan e-unan, mes evid ur peanad ema; rag pa zeu affliesion pa bersacusion abalamour d'ar ger, kerkent e cav un abec-a-lam.

22 Hag an hini en daus resevet an had e touez an drein, hennes eo an hini a zelaou ar ger; mes soursiou ar bed-ma, ha tromplerez ar madou, a voug ar ger, hag a tau da veza difrouez

23 Mes an hini en deus resevet an had en douar mâd, hennes eo an hini a zelaou ar ger, hag a gompren anezan, hag a zoug frouez, hag a rapport darn cant kamend all, darn tri-ugent, ha darn tregont.

24 Ur barabolen all a bropozaz dezei, o lavaroud, Rouantelez an envou a zo heuvel oud un den pehini en deus hadet had mâd en e bark:

25 Mes e-pad ma cousge an dud, e enemi a zeuaz, hag a hadaz ivre e touez ar gouiniz, hag az eaz kuit.

26 Ha pa oe cresket ar geot, ha deued en frouez, neuze e parissaz ive an ivra

27 Ha mevelou ar pen-ti az eaz d'e gaout, hag a lavaraz dezan; Aotrou, ha n'ech eus-te kat hadet had mâd en da bark? a be lac'h eta ez ivre ennan?

28 Hag hen a lavaraz dezei; Un den enemi eo en deus grêd an dra-ze E vevelou a lavaraz dezan; Ha te a fell

d'id ez afemp hag e tastumfemp anezan ?

29 Hag hen a lavaraz; Nan, gand aoun en eur zastum an ivre, na zic'hrisienfac'h ive ar gouiniz gantan

30 Lest-ei o daou da gresgi beleg an eost : hag en amzer an eost e hvirın d'ar vederien; Dastumit da genta an ivre, hag ereit anezei a hordenou, evid o devi ; mes dastumit ar gouiniz em greuniel.

31 Ur barabolen all a broposaz dezei, o lavaroud ; Rouantelez an envou a zo henvel oud ur c'hreunen zezo, pehini a gemeraz un den, hag a badaz anezi en e bark.

32 He ma evit-gouir eo ar bihana eus an boll hadou ; mes pa eo eresget, ez eo brasoc'h eged al louzou, hag e teu da veza ur ouezen, en bevelep doare ma teu laboused an euv, hag e neisiont en he braokou.

33 Ur barabolen all a lavaraz dezei ; Rouantelez an envou a zo henvel oud ar goell, pehini a gemeraz ur vaouez, bag a lekeaz anezan en tri mezur a vleûd, bete ma oe goet boll.

34 Jesus a lavaraz an holl draou-ze d'ar bobl eo parabolenou ; ha na gomze ked outei hep paraholen :

35 Evit ma vije accomplisset ar pez a oa bet lavaret dre ar profed, o lavaroud ; Digeri a rin va genou en parabolenou ; disceleria a rin traou hag a zo bet cuzet abaoe erouidigez ar bed.

36 Neuze Jesus, o veza caset kuit ar bobl, az eaz en ti ; hag e zisgibien a dostaaz outan, o lavaroud ; Displeg deomp parabolen ivre ar park.

37 Hag hen o raspont a lavaraz dezei ; An hini a had ao bad mád, eo Mab an Deo :

38 Ar park. eo ar bed : an bad mád, eo bugale ar rouantelez : an hivre, eo bugale an droug :

39 An enemi pehini en deus e badet, eo an diaoul : an aost, eo fin ar bed : hag ar vederien . an eled int.

40 Evel eta ma tastumer an ivre, ha ma taver anezan en tân, evel-se e vezo e fin ar bed.

41 Mab an Den a gaso e eled, hag e tastumind er meas eus e rouantelez an boll abegon-a-lam hag ar ra a ra fallentez ,

42 Hag e taolind anezei er fournea dân : eno e vezo goueilvan ha skrin-dent.

43 Neuze an dud just a lugerno evel an heol en rouantelez o Zad. Ra zelaouo neb en deus diacouarn da gleved.

44 Rouantelez an envou a zo c'hoas henvel oud un tenzor cuzet en ur park, pehini pa gav un den anezan, e ra e guza, ha gand ar joa en deus ez a, hag e ouerz kemend en deus, hag a pren ar park-ze.

45 Rouantelez an anvou a zo c'hoas benvel oud ur

marc'hadour hag a glasg perlez caer ;

46 Pehini, o veza caved ur berlezen a bris braz, az eaz da ouerza kemend en doa, hag he frenaz.

47 Rouantelez an envou a zo c'hoashenvel oud ur roued taoled er mòr, hag a zastum a bep sort traou ;

48 Pehini pa eo leùn, a dennont war an aod, hag o veza azezet, e lekeond ar re vàd eharz vesseliou, hag e taolond ar re fall er meas.

49 Evel se e vezo e fin ar bed : an eled a zeuo, hag a separo ar re droug eus a douez ar re just ;

50 Hag e taolind anezei er fournes dàn : eno e vezo gouelvan ha skrin-dent.

51 Jesus a lavaraz dezei ; Ha comprenet hoc'h eus-hu an boll draou-ze ? Hei a respontaz dezan ; Ia, Aotrou.

52 Hag hen a lavaraz dezei; Rag-se pep scrib desget evit rouantelez an envou, a zo henvel oud ur pen-tiegez, pehini a den eus e denzor traou nevez ha traou coz.

53 Ha goude m'en doe Jesus echued ar parabolenou-ze, ez eaz kult ac'hano.

54 Hag o veza deued en e vro e-unan, e tesge anezei en o zinagogou, en hevelep doare ma oant souezet, ha ma lavarent ; A be lec'h e teu da he ma ar furnez hag ar vurzudou-ze ?

55 Ha n'eo ket he-ma mab ar c'halvez? ha na c'halver ked e vam Mari, hag e vreudeur Jakes, ha Joses, ha Simon, ha Judas ?

56 Hag e c'hoarezed, ha n'emaint-ei ked holl en hon touez? A be lec'h eta e teu da he-ma an boll draou-ze ?

57 Hag e cavehond ahec-a-lam ennan. Mes Jesus a lavaraz dezei ; Ur profed ne d-eo ked hep enor nemed en e vro hag en e di e-unan.

58 Ha na reaz nemeûr a vurzudou eno, abalamour d'o digredoni.

## CHAB. XIV.

1 En amzer-ze Herodes an tetrark a glevaz ar vrùd eus a Jesus ;

2 Hag e lavaraz d'e zervicherien ; Ian ar Badezour eo hennes ; saved eo dioud ar re varò, ha dre-ze eo e labour ar galloudou-ze ennan.

3 Rag Herodes en doa croget en Ian, hag en doa ereed ha lekeed anezan en prizon, abalamour da Herodias, greg Filip e vreûr.

4 Rag Ian a lavare dezan, N'eo ket permetet d'id he c'haout.

5 Hag hen en divije caret lakaad anezan d'ar marò ; mes aoun en doa rag ar bobl, rag kemered e oa gantei evid ur profed.

6 Mes da zeiz ganedigez Herodes, merc'h Herodias a

zansaz diragei, hag e plijaz da Herodes.

7 Abalamour da ze hen a brometaz gant le da rei dezi kemend a c'houlenje.

8 Hag hi, o veza bet aliet gant he mam, a lavaraz; Ro d'in-me ama en ur plàd pen Ian ar Badezour.

9 Hag ar roue a oe glac'haret; coul-goude abalamour d'e le ha d'ar re a oa gantan ouc'h taol, hen a c'horc'hemenaz her rei dezi.

10 Hag e casaz da zibena Ian er prizon.

11 Hag e ben a oe digaset en ur plàd, ha roed d'ar plac'h iaouank; hag hi a gasaz anezan d'he mam.

12 Hag e zisgibien a zeuaz, hag a gemeraz ar c'horf, hag ec'h enterjond anezan; hag e teujond da lavaroud da Jesus

13 Ha Jesus, o veza clevet *kement-se*, en em dennaz ac'hano secretamant en ur vâg da ul lec'h dezert: ha pa glevaz ar bobl *se*, e heuljond anezan war droad eus ar c'heriou.

14 Ha pa zortiaz Jesus, e ouelaz ur foul braz a dud; hag hen en doe truez outei, hag e iac'heaz o c'hlanvourien.

15 Ha diouc'h an abardaez, e zisgibien a zeuaz d'e gaout, o lavaroud; Al lec'h-ma a zo dezert, hag an heur a zo dija tremenet; cas kuit ar bobl, evit ma'z aind er villajenou, ha ma prenint boued evitei

16 Mes Jesus a lavaraz dezei; Ne ket red dezei mond kuit; roit c'houi da zebri dezei.

17 Lavaroud a rejond dezan; N'hon eus ama nemet pemp bara ha daou besg.

18 Hag hen a lavaraz; Digasit-ei ama d'in.

19 Ha goude beza gorc'hemened d'ar bobl azeza war ar geot, e kemeraz ar pemp bara hag an daou besg, hag en eur zelled etrezeg an env, e venniigaz; hag o veza tored *anezei*, hen a roaz ar baraou d'e zisgibien, hag an disgibien d'ar bobl.

20 Hag e tebjond holl, hag a oent rassaziet: hag e tastumchoud a damou choumed en o dilerc'h daouzeg panerad leùn.

21 Hag ar re o doa debret a oa war-dro pemp mil den, hep counta ar groagez hag ar vugale.

22 Hag hep dale Jesus a obliјaz e zisgibien da biniad er vâg, ha da vond en e raog en tu all, e-pâd ma casche kuit ar bobl.

23 Ha goude m'en doa caset kuit ar bobl, hen a biniaz e-unan war ur menez, evit pedi: hag an nos o veza deuet, e oa eno e-unan.

24 Hogen ar vâg a oa neuze e creiz ar môr, goall-gaset gand ar goagenou; rag an avel a oa enep.

25 Ha d'ar bevare veilladen eus an nos, Jesus az eaz d'o c'haoud o vale war ar môr.

26 Ha pa ouelaz an disgibien anezan o vale war ar môr, e oent troublet, hag e leverjond; Un teuz eo ! hag e crijont gand aoun.

27 Mes kerkent Jesua a gomzazoutei, en eul lavaroud; Ho pezet fisians ; me eo, n'ho pezet ked a aoun.

28 Ha Per a respontaz dezan, o lavaroud ; Aotrou, mar d-eo te, ro urs d'in da vond d'az caoul war an doureier.

29 Hag hen a lavaraz; Deus. Ha Per a ziskenaz eus ar vâg, hag a valee war an dour, evit mond da gaout Jesus.

30 Mes o ouelet penaos e oa cre an avel, e teuaz aoun dezan ; hag evel nia commanse anfonsi, e c'harmaz, o lavaroud ; Aotrou, savetâ ac'hanoun.

31 Ha rag-tal Jesus, oc'h asten e zorn, a grogaz ennan, hag a lavaraz dezan ; Den a nebeud a feiz, perag ec'h eus-te douelet ?

32 Ha pa oent pinied er vâg, an avel a baouezaz.

33 Neuze ar re a oa er vâg a dostaaz, hag a adoraz anezan, o lavaroud ; Evil-gouir Mab Doue oud.

34 Ha goude m'o doa treuzet, e teujond e bro Jennesaret.

35 Ha pa o doe tud al lec'hze anavezet anezan, e caschond dre an holl vro-ze trowar-dro, hag e tigaschond dezan an holl dud clanv :

36 Hag e pedent anezan d'o lezel da douch hep-ken ar bord eus e zae : ha kemend hini a douchaz anezan a oe iac'heet.

## CHAB. XV.

1 Neuze scribed ha farizianed a zeuaz eus a Jerusalem da gaout Jesus, o lavaroud ;

2 Perag e tor da zisgibiende tradision ar re goz ? rag na oualc'hont ked o daouarn pa zebront bara

3 Mes hen a respontaz hag a lavaraz dezei ; Ha c'houi, perag e torit-hu gorc'hemen Doue dre ho tradision ?

4 Rag Doue en deus gorc'hemenet, o lavaroud ; Enor da dad ha da vam : ha *c'hoas;* Piou-benag a zroug-pedo gand e dad pe gand e vam, ra vezo lekeed d'ar marô.

5 Mes c'houi a lavar, Pioubenag a lavaro d'e dad pe d'e vam ; Un donezon consacred *da Zoue eo* kemend em eus hag a helfe beza talvoudec d'id, *na vezo ket coupabl*, petra-benag na enor ked e dad pe e vam

6 Hag evel-se c'houi hoc'h eus annulet gorc'hemen Doue dre ho tradision.

7 Hipocrited, mâd en deus Izaias profetised diwar ho pen, en eul lavaroud ;

8 Ar bobl-ma a dostâ ouzin gand o genou, hag a enor ac'hanoun gand o muzelou ; mes o c'halon a zo pell diouzin.

9 Mes en vên eo ec'h enoroni ac'hanoun, o lesgi evid

doctrinou gorc'hemenou an dud.

10 Hag o veza galvet ar bobl, hen a lavaraz dezei; Clevit ha comprenit :

11 Ne ked ar pez a ia er genou eo a souil an den; mes ar pez a zeu er meas eus ar genou, an dra-ze eo a souil an den.

12 Neuze e zisgibien a dostaaz hag a lavaraz dezan; Ha te a oar penaos ar farizianed, o cleved ar pez e'ch eus lavaret, o deus caved abec-a-lam ?

13 Mes hen o respont a lavaraz; Kement planten ha n'eo ket plantet gant va Zad celestiel, a vezo dic'hrisienet.

14 Lest ei; ind a zo cunduerien dall eus ar re dall : ha mar gra un den dall cundui un den dall, e couezind o daou er foz.

15 Neuze Per a respontaz hag a lavaraz dezan; Displeg deomp ar harabolen-ze.

16 Ha Jesus a lavaraz; Ha c'houi ive a zo c'hoas hep ententamant ?

17 Ha na gomprenit-hu ket c'hoas, penaos kemend a ia er genou a zisken er c'hof, hag a vez taoled el lec'h distro.

18 Mes an traou a zeu er meas eus ar genou, a zeu eus ar galon, hag ar re-ze eo a souil an den.

19 Rag eus ar galon eo e teu ar sonjesonou fall, al lazerestou, an avoultriesiou, ar fornicasionou, al laeronsion, an desteniou faos, an drong-comzou.

20 An traou-ze eo a souil an den; mes debri hep beza gouale hed e zaouarn na souil ked an den.

21 Ha Jesus az eaz ac'hano, hag en em dennaz e costesiou Tir ha Sidon.

22 Ha seto ur oureg eus a Ganaan hag a zeue eus ar c'hostesiou-ze, a griaz, o lavaroud dezan; Aotrou, mab David, az pez truez ouzin! va merc'h a zo goall dourmantet gand un droug-spered.

23 Mes hen na respontaz ur ger dezi. Hag e zisgibien a dostaaz, hag a bedaz anezan, en eul lavaroud. Cas hi kuit, rag crial a ra war hon lerc'h.

24 Hag hen o respont a lavaraz; N'oun cased nemed etrezeg an denved collet eus a di Israel.

25 Neuze hi a dostaaz, hag a adoraz anezan, o lavaroud; Aotrou, sicour ac'hanoun.

26 Hag hen a respontaz hag a lavaraz; Ne ked màd kemered bara ar vugale, hag e deurel d'ar chas biban.

27 Mes hi a lavaraz; Gouir, Aotrou; coulsgoude ar chas bihan a zebr ar bruzun a gouez eus a daol o mestrou.

28 Neuze Jesus a respontaz hag a lavaraz dezi; Greg, da feiz *a zo* braz; ra vezo grēd d'id evel ma c'hoanteez. Hag he merc'h a oe iac'heet diwar an heur-ze.

29 Ha Jesus az eaz ac'hano,

hag a zeuaz tost da vôr Galile; hag o veza piniet war ur menez, ec'h azezaz eno.

30 Ha bandenou braz a dud a zeuaz d'a gaoud, o tigas ganlei re gam, re dall, re vud, re vac'han, ha calz re all, hag e lekejond anezei ouc'h treid Jesus; hag hen o iac'heaz.

31 En hevelep doare ma oe ar bobl en admirasion, o oueled ar vuded o comza, an dud vac'han grêt pare, ar re gam o vale, hag ar re dall o oueled; hag e c'hlorifiend Doue Israel.

32 Neuze Jesus a c'halvaz *davetan* e zisgibien, hag a lavaraz; Truez em eus oud ar hobl-ze, rag tri deiz zo emaind o choum ganen, ha n'o deus netra da zibri; ha na fell ked d'in o c'has kuit war iûn, gand aoun na semplafend en hent.

33 Hag e zisgibien a lavaraz dezan; A be lec'h e helfemp-ni caoud aoalc'h a vara el lec'h dezert-ma evit rassazia ur bobl ker braz?

34 Ha Jesus a lavaraz dezei; Ped bara hoc'h eus-hu? Hag ind a lavaraz; Seiz, hag un neheul pesgedigou.

35 Neuze hen a c'horc'hemenaz d'ar bobl azeza war an douar:

36 Hag e kemeraz ar seiz bara hag ar pesged, hag o veza trugarekeed, e toraz anezei, hag o roaz d'e zisgibien, hag an disgibien d'ar bobl.

37 Hag e tebjond holl, hag e oent rassaziet. Hag e lastumchond a damou choumed a zilerc'h seiz kestad leûn.

38 Hogen ar re o doa debret a oa pevar mil den, hep *counta* ar groagez hag ar vugale.

39 Hag hen o veza caset kuit ar bobl, a biniaz en ur vâg, hag e teuaz e coslesiou Magdala.

## CHAB. XVI.

1 Hag ar farizianed hag ar saduseed a zeuaz d'e gaout, hag evid e dentic c'houlenjond dezan discouez dezei ur sinbenag eus an env.

2 Mes hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Pa eo deued an abardaez, e livirit; Amzer gaer *a rai*, rag an oabl a zo rûz:

3 Ha diouc'h ar beure; Arna *a vezo* hirio, rag an oabl a zo tenval ha rûz. Hipocrited, c'houi a ôar anaoud diouc'h apparanç an oabl; mes ha na hellit-hu ked *anaoud* diouc'h siniou an amzeriou?

4 Ur generasion fall hag avoultr a c'houlen ur sin: ha na vezo roet sio e-hed dezi nemet sin ar profed Jonas. Hag o veza lezet anezei, ez eaz kuit.

5 Ha pa oe deued e zisgibien en tu all, o doa ancounac'heet cas bara gantei

6 Ha Jesus a lavaraz dezei; Likid evez ha diouallid out goell ar farizianed hag ar saduseed.

7 Mes hei a rezone etrezeî, hag e lavarent ; Abatamour n'hon eus ket kemered a vara eo.

8 Ha Jesus o c'houzout kement-se, a lavaraz dezei, Tud a nebeud a feiz, perag e rezonit-bu etrezoc'h, dre n'hoc'h eus ket kemered a vara ?

9 Ha na gomprenit hu ket c'hoas, ha na zeu ked ken nebeud a vemor deoc'h eus a bemp bara ar pemp mil den, ha ped panerad ho poa dastumet?

10 Na c'hoas eus a seiz bara ar pevar mil den, na ped kestad ho poa dastumet ?

11 Penaos na gomprenit-hu ket, n'eo ked diwarben bara em eus lavared deoc'h diouall out goell ar farizianed hag ar saduseed ?

12 Neuze e comprenjont panaos n'en doa ket lavaret da ziouall ouc'h goell ar bara, mes oud doctrin ar farizianed hag ar saduseed.

13 Hogen Jesus, o veza deued e costesiou Kezare-Filip, a c'houlenaz d'e zisgibien, o lavaroud ; Piou a lavar an dud oun-me, Mab an Den ?

14 Hag hei a lavaraz ; Lod *a lavar*, Ian ar Badezour ; lod all, Elias ; ha lod all, Jeremias, pe unan eus ar brofeded.

15 Hen a lavaraz dezei ; Ha c'houi, piou e lavirit-hu oun-me ?

16 Simon Per a respontaz hag a lavaraz ; Te eo ar C'hrist, Mab an Doue beô.

17 Ha Jesus o respont a lavaraz dezan ; Eurus oud, Simon mab Jonas; rag ne ked ar c'hig hag ar goâd o deus discuzet *kement-se* d'id, mes va Zad pehini a zo en envou.

18 Ha me a lavar d'id ive, penaos oud Per, ha war ar mean-ma e savin va iliz ; ha doriou an ifern na drec'hint ked anezi.

19 Hag e roin d'id alc'houesiou rouantelez an envou : ha kement-benag a erei war an douar, a vezo ive ereed en envou ; ha kement benag a zierei war an douar, a vezo ive diereed en envou.

20 Neuze e c'horc'hemenaz d'e zisgibien na lavarjend da zen penaos e oa hen ar C'hrist.

21 Diwar-neuze Jesus a gommansaz discleria d'e zisgibien penaos e oa red dezan moud da Jerusalem, ha souffr calz eus a berz ar re ansien, hag ar pen-veleien, hag ar scribed, ha beza lazet, ha resausita an trede deiz.

22 Neuze Per a gemeraz anezan a-du, hag a gommansaz e repren, o lavaroud ; Az piz truez ouzid da-unan, Aotrou ; andra ze na c'hoarvezo ket ganez.

23 Mes hen, o veza troet, a lavaraz da Ber ; Kea adre d'in, Satan, un abec-a-lam oud d'in ; rag na brederiez ked an traou eus a Zoue, mes ar re eus an dud

24 Neuze Jesus a lavaraz d'e zisgibien; Mar fell da unan-

benag dond war va lere'h, ra renonso dezan e-unan, ha ra zougo e groaz, ha ra beulio ac'hanoun

25 Rag piou-benag a fello dezan savetei e vuez, he c'hollo; ha piou-benag a gollo e vuez abalamour d'in, he c'havo.

26 Rag petra a dalfe da nn den gounid ar bed holl, mar coll e ene e-unan? pe petra a rofe an den en eskem evid e ene?

27 Rag Mab an Den a zeuo en gloar e Dad gand e eled; ha neuze hen a rento da bep hini hervez e ober

26 E gourionez e lavaran deoc'h, bez' ez eus hinienou hag a zo prezant ama, ha na danvaint ked ar marô ken n'o devezo gouelet Mab an Den o tond en e rouantelez.

## CHAB. XVII.

1 Ha c'houec'h devez goude Jesus a gemeraz gantan Per, ha Jakes, ha Ian e vreùr, hag o c'hasaz a-du war ur menez uhel.

2 Hag hen a oe transfiguret diragei: hag e visach a lugernaz evel an heol, hag e zillad a zeuaz gouen evel ar goulou.

3 Ha setu e parissaz dezei Moises hag Elias, o comza gantan.

4 Neuze Per o comza a lavaraz da Jesus, •Aotrou, mâd eo deomp beza ama: mar fell d'id, greomp ama teir tanten; unan evidoud, hag unan evit Moises, hag unan evid Elias.

5 Evel ma comze c'hoas, setu ur goabren lugernus a c'holoaz anezei: ha setu ur vones eus ar goabren, o lavaroud; He-ma eo va Mab ar c'haret-mâd. e pehini emoun contant; selaouit-hen.

6 Ha pa glevaz an disgibien *kement-se*, e coueschont war o bisach, hag e oent spountet braz

7 Mes Jesus o tostaad, a douchaz anezei, hag e lavaraz dezei; Savit, ha n'ho pezet ked a aoun

8 Hag o veza saved o daoulagad, na oueljond den nemed Jesus e-unan.

9 Hag evel ma tiskenend eus ar menez, Jesus a c'horc'hemenaz dezei, o lavaroud; Na livirid da zenar oueledigezze, ken na vezo savet Mab an Den dioud ar re-varô.

10 Hag e zisgibien a c'houlenaz dezan o lavarond; Perag eta e lavar ar scribed penaos Elias a dle dond da genta?

11 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei: Evitgouir Elias a dle dond da genta, hag ec'h adreizo an holl draou:

12 Mes e lavaroud a ran deoc'h, penaos Elias a zo dija deued, ha n'o deus ked e anavezet, mes grêd o deus dezan kemend a felle dezei: evel-se ive eo e tle Mab an Den souffr eus o ferz.

13 Neuze an disgibien a

gomprenaz penaos en doa comzed outei eus a lan ar Badezour.

14 Ha pa oend deued etrezeg ar bobl, e tostaaz outan un den pehini en em daolaz d'an daoulin diragan,

15 O lavaroud; Aotrou, az pez truez oud va mab, dre ma eo loarec, ha goall enkrezet; rag alies e couez en tân, hag ahes en dour.

16 Ha me em eus e zigaset d'az disgibien, ha n'o deus ket gallet gouellaad anezan

17 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz; O raç meredul ha pervertisset, pe vete keit e vezin me ganeoc'h? pe vete keit e c'houzanvin-me ac'hanoc'h? Digasit-hen ama d'in-me.

18 Ha Jesus a reprenaz an droug-spered, hag e sortiaz anezan; hag ar bugel a oe gouelleed diwar an heur-ze.

19 Neuze an disgibien a zeuaz da gaout Jesus a-du, hag e leverjond; Perag n'hon eus-ni ket gallet cas anezan kuit.

20 Ha Jesus a lavaraz dezei; Abalamour d'ho tigredoni eo; rag e gouirionez e lavaran deoc'h, ma ho pe feiz evel ur c'hreunen zezo, e lavarfac'h d'ar menez-ma; En em zilec'h ac'han du-hont, hag en em zilec'hje; ha netra na vije impossubl evidoc'h.

21 Mes ar sort-ze ne d a ket kuit nemed dre ar beden hag ar iûn

22 Hogen pa oend distroed en Galile, Jesus a lavaraz dezei; Mab an Den a vezo livred etre daouarn an dud;

23 Hag hei a lazo anezan, hag an trede deiz hen a ressusito. Hag en em c'hlac'hari a rejont meurbed.

24 Ha pa oend deued en Cafarnaom, ar re a reseve an didrachmou a dostaaz out Per, hag a lavaraz *dezan*; Ho Kelener, ha na bae-hen ked an didrachmou?

25 Hag hen a lavaraz; Ia. Ha pa oe eed en ti, Jesus a ziarnogaz anezan, o lavaroud, Petra a gav d'id, Simon? digant piou e kemer rouaned an douaran telloupe ar gouiriou? digand o bugale o-unan, pe digand estranjourien?

26 Per a lavaraz dezan; Digand estranjourien. Jesus a lavaraz dezan; Ar vugale 'ta a zo kuit d'o *faea*.

27 Coulsgoude, evit na roimp ked abec-a-lam dezei, kea d'ar mór, ha taol un higen, ha kemer ar c'henta pesg a zavo; ha pa ez pezo digored e c'henou, e cavi ur stater; kemer anezan, ha ro-hen dezei evidoun hag evidoud.

## CHAB XVIII.

1 En heur-ze an disgibien a dostaaz ouc'h Jesus, o lavaroud; Piou eo ar brasa en rouantelez an envou?

2 Ha Jesus a c'halvaz ur bugel bihan, hag hel lekeaz en o c'hreiz,

3 Hag e lavaraz ; E gouirionez e lavaran deoc'h , ma n'oc'h ket distroet, ha ma na zeuit ket henvel oud hugale vihan , na antreot ked en rouantelez an envou.

4 Piou-benag eta en em izelaio e-unan evel ar bugel bihan-ze, hennes eo ar brasa en rouantelez an envou.

5 Ha piou-henag a reseô ur bugel bihan eus ar sort-ze em banô, a reseô ac'hanoun.

6 Mes piou-benag a roio abec a-lam da unan eus ar re vihan-ze hag a gred enoun , gouelloc'h e ve dezan e ve staget ouc'h e c'houzoug ur mean milin, hag e ve taoled en dounder ar môr.

7 Maleur d ar bed abalamour d'an ahegou-a-lam ! rag red eo e teufe abegou-a-lam ; coulsgoude maleur d'an den dre behini e teu an abec-a lam.

8 Rag-se ma ro da zorn pe da droad abec-a-lam d'id, trouc'h-hen , ha taol-hen diouzid : gouell eo d'id mond er vuez monk pe gam , eget caoud daou zorn pe daou droad, ba beza taoled en tân eternel.

9 Ha ma ro da lagad abec-a-lam d'id , difram-hen , ha taol-hen diouzid : gouell eo d'id mond er vuez born, eget caoud daou-lagad , ha beza taoled en tân an ifern.

10 Likid evez na zisprijac'h nicun eus ar re vihan-ma ; rag e lavaroud a ran deoc'h , penaos o eled en envou a ouel bepred faç va Zad pehini a zo en envou.

11 Rag Mab an Den a zo deued da zavetei ar pez a oa collet.

12 Petra a zeblant deoc'h ? Mar en deus un den cant danvad , hag e teu unan anezei da veza dianket, ha na lez hen ked an naontec ha pevar-ugend all , evit mond er menesiou da glasg an hini a zo dianket ?

13 Ha mar c'hoarvez dezan e gaout, e gouirioneze lavaran deoc'h , penaos en deus mui a joa diwarben he-ma eged diwarhen an naontec ha pevar-ugent ha na oent ket bed dianket.

14 Evel-se n'eo ket bolonte ho Tad pehini a zo en envou e ve collet hini eus ar re vihan-ma.

15 Hogen mar pec'h da vreûr en da enep , kea , ha discouez dezan e faut etre te hag hen hep-ken. Mar selaou ac'hanod , ez pezo gounezet da vreûr.

16 Mes ma na zelaou ket , kemer c'hoas ganez unan pe zaou , evid en genou daou pe dri dest ma vezo ferm pep ger.

17 Ha ma na zelaou ked anezei, lavar d'an Ilis Hogen ma na zelaou ked an Ilis , hezet evidoud evel ur paîan hag ur publican

18 E gouirionez e lavaran deoc'h ; Kement tra a ereot war an douar, a vezo ereed en env ; ha kement tra a

ziereod war an douar, a vezo diereed en env.

19 Lavaroud a rao c'hoas deoc'h, penaos mar gra daou ac'hanoc'h en em accordi war an douar diwarben kement tra a c'houlenint, grēd e vezo dezei gant va Zad pehini a zo en envou.

20 Rag el lec'h ma'z eus daou pe dri assamblet em hanô, be emoun eno eo o c'hreiz.

21 Neuze Per a dostaaz outao, hag a lavaraz; Aotrou, ped goueich a pec'ho va breùr em enep, hag e pardonin dezao? ha bete seiz goueich?

22 Jesus a respontaz dezan, Na lavaran ket d'id, bete seiz goueich, mes bete deg ha triugend goueich seiz goueich.

23 Abalamour da ze rouantelez an envou a zo comparet oud ur roue, pehini a fellaz dezan ober count gand e zervicherien.

24 Ha pa en devoe commanset ober count, e oe cased dezan unan pehini a dlie dezan dec mil talant.

25 Mes dre n'eo doa ket peadra da baea, e aotrou a c'horc'hemenaz da ouerza hen, e oureg, o vugale, ha kemend en doa, evit paea e zle.

26 Abalamour da ze ar servicher-ze, oc'h eo em deurel d'an douar, a bedaz anezan, o lavaroud; Aotrou, az pez pasiantet em c'hever, hag e paein d'id tout.

27 Neuze aotrou ar servicher-ze, o caout truez outan, a laoskaz anezan, hag a guitaaz dezan e zle

28 Hogen ar servicher ze, o veza eed er meas, a gavaz unan eus e gen zervicherien, pehini a dlie dezan cant diner; hag hen a grogaz ennan, hag e tage anezan, en eul lavaroud; Pae ar pez a dleez d'în.

29 Hag e gen zervichor, oc'h eo em deurel d'e dreid, a bedaz anezan, o lavaroud; Az pez pasiantel em c'hever, hag e paein d'id tout.

30 Hogen hen na fellaz ked dezan; mes mond a reaz kuit, hag a lekeaz anezan er prizon, beta ma paeje e zle.

31 Hogen e gen-zervicherien, o ouelet kement-se, a oe glac'haret braz; hag e teujond da lavaroud d'o aotrou kemend a oa c'hoarvezet.

32 Neuze e aotrou, o veza galvet anezan, a lavaraz dezan; Servicher fall, kuiteed em eus d'id da holl zle, dre ma ec'h eus va fodet;

33 Ha na dliez-de ket caout truez ive oud da gen-zervicher, evel ma em boa bet truez ouzid?

34 Hag e aotrou, o veza en coler, a livraz anezan d'ar c'bastizerien, kan na baeje kemend a dlie dezan.

35 Evel-se ive e ral deoc'h va Zad colestiel ma na bardon ket pep-bini ac'hanoc'h a greiz calon e ouallou d'e vreùr.

## CHAB. XIX.

1 Ha pa en doe Jesus peûr-lavared ar c'homzou-ze, ez eaz kuit eus a C'halile, hag e teuaz e costesiou Jude, en tu all d'ar Jourdan.

2 Ha calz a bobl az eaz war e lerc'h; hag hen o iac'heaz eno.

3 Ha farizianned a zeuaz d'e gaoud evid e denti, hag e leverjond dezan; Ha permetet eo da un den cas kuit e oureg abalamour da bep abec?

4 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Ha n'hoc'h eus-hu ket lennet penaos an hini o c'hrouaz er gommansamant, a reaz anezei goaz ha maouez;

5 Hag en deus lavaret; Abalamour da ze an den a zilezo e dad hag e vam, hag en em stago oud a oureg; hag an daou a vezo ur c'hig hep-ken?

6 Evel-se ne d-int mui daou, mes ur c'hig hep-ken. Na ziframet eta an den ar pez a zo bet unanet gand Doue.

7 Hei a lavaraz dezan; Perag eta en deus Moises gorc'hemenet rei ur scrid a zivorç, hag he c'has kuit?

8 Hen a lavaraz dezei; Abalamour da galeder ho calonou eo en deus Moises permetet deoc'h cas kuit ho kroagez; mes ne oa ked evel-se adaleg ar gommansamant.

9 Ha me a lavar deoc'h, penaos piou-benag a gaso kuid e oureg nemed e ve evid avoultriach, hag a zimezo gand un all, a ra avoultriach; ha piou-benag a zimezo gand ur oureg caset kuit, a ra ive avoultriach.

10 E zisgibien a lavaraz dezan; Mar d-eo evel-se stad an den gand ar oureg, ne gonven ked dimezi.

11 Mes hen a lavaraz dezei; An holl n'int ket evit reseô ar gomz ze, nemed *ar re* ma eo roed *dezei*.

12 Rag bez' ez eus eunuked pere a zo ganed evel-se a gov o mam; hag eunuked zo pere a zo bet grêd eunuked gand an dud; ha bez' ez eus eunuked hag a zo en em c'hrêd eunuked o-unan abalamour da rouantelez an envou. An hini a hell *e* reseô, resevet.

13 Neuze e oe digased dezan bugale vihan, evit ma lakaje e zaouarn warnezei, ha ma pedje: mes an disgibien a reprene anezei.

14 Hogen Jesus a lavaraz; Lest ar vugale vihan, ha na zifenit ked outei dond d'am c'haout; rag eus ar sort-ze ema rouantelez an envou.

15 Hag o veza lekeed e zaouarn warnezei, hen az eaz kuit ac'hano.

16 Ha setu e teuaz unan, hag a lavaraz dezan; Kelener mâd, petra a vâd a rin me evit eaoud ar vuez eternel?

17 Hag hen a lavaraz dezan; Perag am galvez-te mâd?

Unan hep-ken a zo mád, Doue. Hogen mar fell d'id mond er vuez, mir ar c'horc'hemenou.

18 Hen a lavaraz dezan; Pe re? Jesus a lavaraz ; Na lazi ked; Na ri ked a avoultriach ; Na laeri ked; Na liviri ked a desteni faos ;

19 Enor da dad ha da vam; ha, Caroud a ri da nessa evel-doud da-unan.

20 An den iaouank a lavaraz dezan ; Hired em eus an holl draou-ze adaleg va iaouankiz ; petra a vank d'in c'hoas ?

21 Jezus a lavaraz dezan ; Mar fell d'id beza parfet, kea, gouerz ar pez ec'h eus , ha ro-*hen* d'ar beorien ; hag ez pezo un tenzor en env : neuze deus, hag heul ac'h-anoun.

22 Hogen pa glevaz an den iaouank ar gomz-ze , ez eaz kuit goall drist , rag madou braz en doa.

23 Neuze Jesus a lavaraz d'e zisgibien ; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos eo dies da un den pinvidic antren en rouantelez an envou.

24 Ha me a lavar deoc'h c'hoas ; Ezetoc'h eo da ur c'hanval tremen dre graouen un nadoz , eged ne d-eo da un den pinvidic antren en rouantelez Doue.

25 E zisgibien , o veza cle-vet *se* , a oe sonezet braz , hag a lavaraz ; Piou eta a hell beza salvet ?

26 Hogen Jesus o selled *outei* , a lavaraz dezei ; Evid an dud , an dra-ze a zo im-possubl ; mes evid Doue, pep tra a zo possubl.

27 Neuze Per o respont a lavaraz dezan ; Setu ni hon eus dilezet pep tra , hag hon eus da heuliet ; petra 'ta a vezo evidomp ?

28 Ha Jesus a lavaraz dezei · E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos c'houi, pere hoc'h eus va heuliet, en eil-c'hanedigez, pa azezo Mab an Den war an trôn eus e c'hloar, e veod ive azezet war zaouzec trôn , o varna daouzec tribu Israel.

29 Ha kemend hini en de-vezo dilezet ties, pe vreudeur, pe c'hoarezed , pe dad , pe vam , pe oureg , pe vugale , pe zouarou , abalamour d'am hanô , a resevo cant kemend all . hag ec'h herito ar vuez eternel.

30 Mes calz eus ar re genta a vezo ar re ziveza ; hag ar re ziveza , ar re genta.

## CHAB. XX.

1 Rag rouantelez an envou a zo henvel oud un den pen-tiegez , pehini az eaz er meas beure-mâd da c'hopra labourerien evid e ouiniec.

2 Hag o veza grêt marc'had gand al labourerien eus a un diner diouc'h an devez , e casaz anezei en e ouiniec.

3 Hag hen az eaz er meas war-dro an drede heur , hag

a ouelaz re all pere a oa dilabour er mare'ballac'h :

4 Hag e lavaraz dezei ; Id ive c'houi d'am gouiniec, hag e roin deoc'h ar pez a vezo just.

5 Hag ind az eaz di. Mond a reaz er meas adare a-tro ar c'houec'hved hag an naóved heur, hag e reaz ar memes tra.

6 Hogen o veza ead er meas e-tro an unneeved heur, e cavaz re all hag a oa dilabour, hag a lavaraz dezei ; Perag e choumit-hu aze hed an deiz heb oher netra ?

7 Hag hei a respontaz dezan ; Dre n'eu deus den e-hed gopreed ac'hanomp. Hag hen a lavaraz dezei ; Id ive c'houi d'am gouiniec, hag a resevot ar pez a vezo just

8 Pa oe deued an abardaez, mestr ar ouiniec a lavaraz d'e verer; Galv al labourerien, ha ro *dezei* o gopr , o commans gand ar re ziveza beteg ar re genta.

9 Neuze ar re *a oa bet gopreed* a tro an unneeved heur o veza deued , e resevchond peb a ziner.

10 Ha pa zeuaz ar re genta, e sonje dezei e resevchend ouc'h-pen ; mes hei ive a resevaz peb a ziner.

11 Ha pa o doe *e* resevet, a vurmurehont a-enep ar pentiegez,

12 O lavaroud ; Ar re ziveza-ze n'o deus laboured nemed un heur, hag ec'h eus lekeed anezei ingal deomp , ni pere hon eus douget beac'h an deiz hag an domder.

13 Mes hen o respont a lavaraz da unan anezei ; Mignon , na ran gaou e-bed ouzid ; ha n'ec'h eus-te ket grët marc'had ganen evid un diner ?

14 Kemer ar pez a zo d'id, ha kea kuit ; mes felloud a ra d'in rei d'an diveza-ma kemend a d'id.

15 Ha n'eo ket permetet d'in oher ar pez a garan gand ar pez a zo d'in? pe ha da lagad-de a zo fall, abalamour ma'z oun-me mâd ?

16 Evel-se ar re ziveza a vezo ar re genta , hag ar re genta ar re ziveza : rag calz a zo galvet , mes neheud *a zo* choaset.

17 Ha Jesus , o piniad da Jerusalem, a gemeraz e zaouzeg disgibl a-du en hend , hag a lavaraz dezei ;

18 Setu e piniomp da Jerusalem, ha Mab an Den a vezo livred d'ar pen-veleien hag ar scribed , hag e condaonind anezan d'ar marô ,

19 Hag e livrind anezan d'ar jentiled , evid oher goab anezan , e scourjeza , hag e grusifia ; hag an trede deiz hen a ressusito.

20 Neuze mam bugale Zebede a dostaaz outan , gant he mipien, hag en eur brosterni , hi a c'houlene un dra benag' digantan.

21 Hag hen a lavaraz dezi ; Petra a fell d'id ? Hag hi a

lavaraz dezan ; Lavar ma vezo azezet an daou vab-ma d'in, unan a zeou d'id, hag egile a gleiz , en da rouantelez.

22 Mes Jesus a respontaz hag a lavaraz ; Na ouzoc'h ket petra a c'houlenit. Ha c'houi a hell eva ar c'hop ez an-me da eva, ha beza badezet gand ar vadiziant eus a behini emoun-me badezet ? Hei a lavaraz dezan ; Ni a hell.

23 Hag hen a lavaraz dezei ; Eva a reod evit-gonir va c'hop, hag e veot badezet gand ar vadiziant eus a behini emoun badezet ; mes azeza a zeou hag a gleiz d'in , n'ema ked d'in da rei, nemed d'ar re evit pere ema preparet gant va Zad.

24 Pa glevaz an dec *an draze*, e oend indiniet oud an daou vreùr.

25 Hogen Jesus o galvaz davetan , hag a lavaraz ; Gouzoud a rit penaos e ra prinsed an nasionou domina warnezei, hag e ra ar re vraz exersi otorite warnezei.

26 Mes na vezo ked evelse en ho touez ; er c'hontrel, piou-benag a fello dezan beza braz en ho touez , ra vezo servicher deoc'h ;

27 Ha piou-benag a fello dezan beza ar c'henta en ho touez, ra vezo esclav deoc'h :

28 Evel n'eo ked deuet Mab an Den evit beza servichet , mes evit servicha , hag evit rei e vuez da ranson evit calz *a dud*.

29 Ha pa'z ejont kuit eus a Jeriko, ur bobl vraz az eaz war e lerc'h.

30 Ha setu daou zen dall, pere a oa azezet war bord an hent , pa glevchont penaos e tremene Jesus , a griaz , o lavaroud, Aotrou, Mab David, az pez truez ouzomp.

31 Hag ar bobl a groze aoezei evit ma tavchend : mes ind a grie c'hoas creoc'h , o lavaroud; Aotrou, Mab David, az pez truez ouzomp.

32 Ha Jesus a arzaoaz, hag o veza galvet anezei , e lavaraz; Petra hoc'h eus c'hoant a rafen deoc'h ?

33 Hag e leverjond dezan ; Aotrou , e ve digored hon daou-lagad deomp.

34 Ha Jesus o caout truez *outei* , a douchaz o daou-lagad ; ha kerkend o daou-lagad a gavaz ar goueled , hag ec'h heuljond anezan.

## CHAB. XXI.

1 Ha pa dostaend out Jerusalem , ha pa oand deued da Vethfaje , tost da Venez Olived , neuze Jesus a gasaz daou zisgibl ,

2 O lavaroud dezei ; Id d'ar villajen a zo rag-enep deoc'h, ha kerkent e kefot un azenes stag , hag he ebeul ganti : distagit-ei , hag o digasit d'in.

3 Ha ma lavar den un drabenag deoc'h , livirit penaos an Aotrou en deua ezom

anezei, ha rag-tal e caso anezei.

4 Hogen kement-se holl a c'hoarvezaz, evit ma vije accomplisset ar pez a oe lavared dre ar profed, o lavaroud;

5 Livirid da vere'h Sion; Setu da Roue a zeu davedoud, kûn, hag azezet war un azenes, ha *war* ebeûl ul *loen* bag a zoug ar ieô.

6 Hag ar disgibien az eaz, hag a reaz evel m'en doa Jesus gore'hemenet dezei;

7 Hag e tigaschond an azenes hag he ebeûl, hag e lekejond o dillad warnezei, hag e rejond dezan azeza warnezei

8 Neuze an darnvuia eus ar foul a skiniaz o dillad war an hend, ha re all a drouc'he brankou gouez, hag *o* skinie war an hend.

9 Hag ar foul tud az ea araog hag a zeue war lerc'h a grie, o lavaroud; Hosanna da Vab David! Benniget an hini a zeu en hanô an Aotrou! Hosanna er gorhuelaou!

10 Ha pa oe antreed en Jerusalem, an holl gêr a oe strafilet, hag e lavarend; Piou eo he-ma?

11 Hag ar bobl a lavaraz; He-ma eo Jesus ar profed, pehini a-zo eus a Nazareth en Galilé.

12 Ha Jesus a antreaz en templ Doue, hag e chasseaz er meas ar re holl a ouerze hag a brene en templ, hag e tiscaraz taoliou ar chenchourien arc'hant, ha cadoriou ar re a ouerze coulmed:

13 Hag e lavaraz dezei; Scrived eo; Va zi a vezo galvet ti ar beden; mes c'houi hoc'h eus grêd anezan ur c'heô laeron.

14 Neuze an dud dall hag ar re gam a zeuaz d'e gaoud en templ, hag hen o iac'heaz.

15 Mes pa ouelaz ar penveleien hag ar scribed ar vurzudou a rea, hag ar vugale pere a grie en templ, hag a lavare, Hosanna da Vab David! e teujond da veza indiniet,

16 Hag e leverjond dezan; Ha cleved a rez-te ar pez a lavar ar re-ma? Ha Jesus a lavaraz dezei; Ia, ha n'hoc'h eus-hu ket lennet biscoas; Eus a c'henou ar vugaligou hag ar re a zûn ar vron ec'h eus grêt parfet ar meuleudi?

17 Hag hen o lezaz, hag az eaz er meas eus a gêr da Vethani, hag e tremenaz an nos eno.

18 Ha d'ar beûre, pa zistroe en kêr, en doe naoun.

19 Hag o oueled ur ouezenfiez war an hend, e tostaaa outi; ha na gavaz netra enni nemed deliou hep-ken: hag hen a lavaraz dezi, Na zeuet biken frouez e-bed ac'hanod, ha rag-tal ar ouezen-fiez a zec'haz.

20 Ha pa ouelaz an disgibien *kement-se*, e oent souezet, o lavaroud; Na penaos eo bet sec'het rag-tal ar ouezen-fiez!

21 Hogen Jesus o respont,

a lavaraz dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h. ma ho pe feiz, ha ma na zouetfac'h ket, c'houi a rafe nan hep-ken ar pez a zo bet grēd d'ar ouezenfiez, mes ive ma lavarfac'h d'ar menez-ma; Saô alese, hag en em daol er môr, e vije grēt.

22 Ha kement tra a c'houlenot ei beden, o cridi, c'houi a resavo anezan.

23 Ha pa oe deued en templ, ar pen-veleieu ha re ansien ar bobl a dostaaz outan pa oa o kelen, hag e leverjond; Dre be otorite e rez-te an traou-ze? ha piou en deus roed d'id an otorite-ze?

24 Ha Jesua o respont, a lavaraz dezei; Me a c'houleno ive diganeoc'h-hu un dra, ha ma leverot anezan d'in, e livirin ive deoc'h-hu dre be otorite e ran an traou-ze.

25 Badiziant Ian, a be lec'h e oa? eus an env, pe eus an dud? Mes hei a rezone etrezei, hag a lavare; Ma leveromp, Eus an env, e lavaro deomp; Perag eta n'hoc'h eus-hu ket credet dezan?

26 Ha ma leveromp, Eus an dud, hon eus aoun rag ar bobl; rag an holl a gemer Ian evid ur profed.

27 Hag hei a respontaz da Jesus, hag a lavaraz; Na ouzomp ket. Hag hen a lavaraz dezei; Ha me na lavaran ked deoc'h ken nebeud dre be otorite e ran an traou ma.

28 Petra a seblant deoc'h? Un den en doa daou vab, hag o vond etrezeg ar c'henta, e lavaraz; *Va* mab, kea, ha labour hirio em gouniec.

29 Hogen hen a respontaz hag a lavaraz; Na d-in ket. Mes goude-ze e teuaz keûz dezan, hag ez eaz

30 Dond a reaz ive etrezeg egile, hag e lavaraz dezan ar memes tra. He-ma a respontaz hag a lavaraz; Mond a ran, aotrou; mes na z eaz ked.

31 Pehini anezei o daou a reaz bolonte e dad? Ind a lavaraz dezan; Ar c'henta. Jesus a lavaraz dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos ar hublicaned hag ar merc'hed fall a ia araogoc'h en rouantelez Doue.

32 Rag Ian a zo deued d'ho caout en hend ar justis, ha n'hoc'h eus ket credet dezan; mes ar hublicaned hag ar merc'hed fall o deus credet dezan: ha c'houi, o veza gouelet kement-se, n'hoc'h eus ket hed a geûz goude-ze, evit ma credac'h dezan

33 Selaouit ur barabalen all. Bez' e oa ur pen-tiegez, pehini a blantaz ur ouniec, hag a reaz ur c'harz en-dro dezi, hag a gleûzaz ur quaskel enni, hag a zavaz un tour; goude ze e furmaz anezi da gultivatourien, hag ez eaz da ur vro bell

34 Ha pa dostae amzer ar frouez, hen a gasaz e vevelou etrezeg ar gultivatourian,

evit reseo frouesiou *e ouiniec.*

35 Mes ar gultivatourien, o veza croget en e vevelou, a gannaz unan, a lazaz egile, hag a veinaz un all.

36 Cas a reaz adare mevelou all mui e niver eged ar re genta, hag e rejond dezei ar memes tra.

37 Er fin e casaz dezei e vah, o lavaroud; Douja a raint va mab.

38 Mes ar gultivatourien, pa oneljond ar mab, a lavaraz etrezei; He-ma eo an heritour; deuit, lazomp-hen, ha kemeromp e heritach.

39 Hag o veza croget ennan, e taoljond anezan er meas eus ar ouiniec, hag hel lazchont.

40 Pa zeuo eta aotrou ar ouiniec, petra a raio-hen d'ar gultivatourien-ze?

41 Respont a rejond dezan; Distruja a raio miserablamant ar fallagrien-ze, hag e furmo e ouiniec da gultivatourien all pere a roio dezan he frouesiou en o amzer

42 Jesus a lavaraz dezei; Ha n'hoc'h eus hu ket biscoas lenned er Scituriou; Ar mean o deus rejetet ar re a vatisse a zo deued da hen-mean ar c'horn: gand an Aotrou eo bet grēt kement-se, hag un dra zouezus eo d'hon daoulagad?

43 Rag-se e lavaran deoc'h, penaos rouantelez Doue a vezo lamed diganeoc'h, ha roed da ur bobl hag a rolo he frouesiou.

44 Ha piou-benag a gouezo war ar mean-ze, a vezo brevet; ha war biou-benag e couezohen, e vruzuno anezan.

45 Ha pa glevaz ar penveleien hag ar farizianed e barabolenou, e c'hanaveschont penaos e comze anezei.

46 Hag hei a glasge cregi ennan, mes aoun o doa rag ar bobl; rag kemered a reand anezan evid ur profed.

## CHAB. XXII.

1 Ha Jesus e respontaz, hag a gomzaz c'hoas outei dre barabolenou, o lavaroud;

2 Rouantelez an envou a zo henvel oud ur roue, pehini a reaz eureud e vah.

3 Hag e casaz e vevelou da c'hervel ar re a oa bet pedet d'an eureud; mes na felle ked dezei dond.

4 Cas a reaz adare mevelou all, o lavaroud; Livirid d'ar re a zo pedet; Setu va lein em eus preparet; va ejened ha va loened lard a zo lazet, ha pep tra a zo prest; deuid d'an eureud

5 Mes hei na zalc'haz stād e bed eus a gement-se, hag ez ejont kuit, unan d'e vereuri, hag un all d'e drafic;

6 Hag ar re all e grogaz en e vevelou, o gouall-dretaz, hag o lazaz.

7 Pa glevaz ar roue *kement-se*, e savaz droug ennan; hag

o veza cased e armeou di, e tistrujaz ar vuntrerien ze, hag e losgaz o c'hêr.

8 Neuze e lavaraz d'e vevelou; An eureud a zo prest, mes ar re a oa pedet ne oant ked dln.

9 Id eta er c'hroas-henchou, ha pedid d'ao eureud ar re holl a gefot.

10 Hag e vevelou o veza eed dre an henchou, a zastumaz kemend a gavchond a dud, mâd ha falt: ha sâl an eureud a oe leunied a dud ouc'h taol.

11 Hogen ar roue, o veza eed ebarz evit goueled ar re a oa ouc'h taol, a ouelaz eno un deo pehini ne oa ket gouisget er zae a eureud:

12 Hag e lavaraz dezan; *Va* mignon, penaos oud-de antreed ama hep caout sae an eureud? Hag e c'henou a oe serred.

13 Neuze ar roue a lavaraz d'ar vevelou; Ereid e zaouarn hag e dreid, casid anezan, ha taolid-hen en devalien aziaveas; eno e vezo ar goueilvan hag ar skrio-dent.

14 Rag caiz a zo galvet, mes oebeud a zo choaset.

15 Neuze ar farizianed, o veza eet kuit, en em guzuliaz evid e dapoud en e gomzou.

16 Hag e caschond dezan o disgibien gand an Herodianed, o lavaroud; Kelener, gouzoud a reomp penaos oud gouirion, hag e tesgez hend Doue er onirionez, ha penaos n'ec'h eus azaouez e-bed evid den; rag na zellez ked ouc'h apparanç an dud.

17 Lavar eta deomp petra a sebtant d'id; Ha permetet eo rei ar gouir da Gezar, pe n'eo ked?

18 Mes Jesus, oc'h aoaoud o fallentez, a lavaraz; Perag e tentit-hu ac'banoun, hipocrited?

19 Discouezit d'in mooeis ar gouir. Hag hei a zigasaz dezan un diner.

20 Hag hen a lavaraz dezei; Eus a biou *eo* an imach hag ar scrid-ma?

21 Hei a lavaraz dezan; Eus a Gezar. Neuze e lavaraz dezei Rentit eta da Gezar ar pez a zo da Gezar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue.

22 Ha pa glevchont *kement-se*, e oent souezet; hag o lezel anezan, ez ejont kuit.

23 En deiz-ze ar sadoseed, pere a lavar n'eus ked a resurrecsion, a zeuaz d'e gaout, hag e rejond ar gouleo-ma outan,

24 O lavaroud; Kelenar, Moises en deus lavaret; Mar marv uoan-benag hep bugale, e vreûr a zimezo d'e oureg, hag a zavo had d'e vreûr.

25 Hogen bez' e oa en hon touez seiz breûr: hag ar c'henta, goude beza bed dimezet da ur vaouez, a varvaz; hag o veza n'en doa ked a bad, e lezaz e oureg d'e vreûr.

26 Evel-se ive an eil, an trede, beteg ar seizved.

27 Hag en diveza holl, ar oureg a varvaz ive.

28 Er resurrecsion eta, eus a behini eus ar seiz e vezo-hi greg? rag ind holl o deus bed anezi.

29 Hogen Jesus o respont, a lavaraz dezei; En errol emoc'h, o veza na anavezit ked ar Scrituriou, nag ar c'halloud a Zoue.

30 Rag er resurrecsion na zimezont ket, ha na roont ked da zimezi; mes bez' emaind evel eled Doue en env.

31 Mes diwarben resurrecsion ar re-varô, ha n'hoc'h eus-hu ket lennet ar pez en deus Doue disclered deoc'h, o lavaroud;

32 Me eo Doue Abraham, ha Doue Isaac, ha Doue Jacob? Doue n'eo ked Doue ar re-varô, mes ar re-veô.

33 Ha pa glevaz ar bobl *kement-se*, e oent souezet braz eus e gelen.

34 Hogen ar farizianed, o veza clevet penaos en doa serred o genou d'ar saduseed, en em assamblaz.

35 Hag unan anezei, un den-a-lezen, a c'houlenaz dezan, evid e amprouvi, o lavaroud;

36 Kelener, pehini eo ar gorc'hemen braz eus al lezen?

37 Jesus a lavaraz dezan; Caroud a ri an Aotrou da Zoue eus da holl galon, hag eus da holl ene, hag eus da holl spered.

38 Hennes eo ar c'henta hag ar gorc'hemen braz.

39 Mes an eil a zo henvel outan; Caroud a ri da nessa evel-doud da-unan.

40 Eus an daou c'horc'hemen ze e talc'h an holl lezen hag ar brofeded.

41 Hag ar farizianed o veza assamblet, Jesus a c'houlenaz dezei,

42 O lavaroud; Petra a seblant deoc'h eus ar C'hrist? da biou ef hen mab? Hag ind a lavaraz dezan; Da Zavid.

43 Hag hen a lavaraz dezei, Penaos eta e ra David er Spered gervel anezan, a Aotrou, o lavaroud;

44 An Aotrou en deus lavared d'am Aotrou; Azez a zeou d'in, bete ma likin da enemied da scabel d'az treid?

45 Mar galv eta David anezan Aotrou, penaos ema-ben mab dezan?

46 Ha den na hellaz respont ur ger dezan: hag hini abaoe an deiz-ze na gredaz mui e interroji.

## CHAB. XXIII.

1 Neuze Jesus a gomzaz oud ar bobl, hag oud e zisgibien,

2 O lavaroud: Ar scribed hag ar farizianed a zo azezet war gador Moises;

3 Rag se kemend a livirind deoc'h da viroud, mirit ha

grit-hen; mes na rit ked hervez o oberiou; rag hei a lavar, ha na reont ket.

4 Rag eren a reont hec'hiou pouner ha dizougus, hag a lekeond anezei war ziscoaz an dud; mes na fell ked dezei o finva gand o biz.

5 Hogen ober a reond o holl oberiou evit beza gouelet gand an dud; rag int a ra ledan o falacteriou, hag e vraseont bordou o dillad:

6 Caroud a reond ar plasou kenta er c'hoaniou, hag ar c'hadoriou kenta er zinagogou,

7 Hag ar saludou er blasenou public, ha beza galvet gand an dud; Rabbi, rabbi.

8 Hogen c'houi, na vezit ket galvet, Rabbi; rag unan hep-ken eo ho kelener, ar C'hrist; ha c'houi oll, breudeur oc'h.

9 Ha na c'halvid den war an douar, *ho* tad; rag unan hep-ken eo ho Tad, pehini a zo en envou.

10 Ha na vezit ket galvet, conductored, rag unan hep-ken eo ho conductor, ar C'hrist.

11 Mes an hini brasa en ho touez a vezo ho servicher.

12 Rag piou-benag en em uhelaio, a vezo izeleet: ha piou-benag en em izelaio, a vezo uheleet.

13 Hogen maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited, abalamour ma serrit rouantelez an eovou ouc'h an dud: rag na antreit ked ebarz hoc'h-unan, ha na lezit ked da antren ar re a zo o vond ebarz.

14 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; abalamour ma tevorit ties an intanvezed, hag evid digarez e rit pedenou hir: dre ze c'houi ho pezo ur varnedigez vrasoc'h.

15 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; rag ober a rid an dro eus ar môr hag eus an douar, evid ober ur prozelit; ha pa eo grêt, c'houi a rent anezan mab d'an ifern diou oueich mui egedoc'h.

16 Maleur deoc'h, cunduerien dall, pere a lavar; Piou-benag a dou dra an templ, n'eo netra; mes piou-benag a dou dre aour an templ, hennes a zo oblijet.

17 Tud sot ha dall! rag pehini eo ar brasa, pa an aour, pe an templ pehini a zantifi an aour?

18 Ha piou-benag, *eme c'houi*, a dou dre an aoter, n'eo netra; mes piou-benag a dou dre an donezon pehini a zo warnezi, hez' ema oblijet.

19 Tud sot ha dall! rag pehini eo ar brasa, pe an donezon, pe an aoter pehini a zantifi an donezon?

20 Piou-benag eta a dou dre an aoter, a dou drezi, ha dre gemend a zo warnezi:

21 Ha piou-benag a dou dre an templ, a dou drezan, ha dre an hini a choum ennan,

22 Ha piou-benag a dou dre an env, a dou dre drôn Doue, ha dre an hini a zo azezet warnezan.

23 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; rag paea a rit an deog war ar vent, ananet, hag ar c'houmin, hag e neglijit an traou ar muia important eus al lezen, ar varn, ar vizericord, hag ar fidelite. Red e oa ober an traou-ma, hep tremen ober ar re all.

24 Cunduerien dall, pere a zil ar fubuen, hag a lounk ar c'hanval

25 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; rag c'houi a netà an diaveas eus an tas hag eus ar plâd, mes an diabarz a zo leûn a rapin hag a zireiz.

26 Farizian dall, netà da genta an diabarz eus an tas hag eus ar plâd, evit ma vezo ive nèt an diaveas.

27 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; rag henvel oc'h oud besiou gouenet, pere evit-gouir a-ziaveas a bares caer, mes a zo en diabarz leûn a eskern *tud* varô, hag a bep sort impurite.

28 Evel-se c'houi ive en diaveas a bares just d'an dud, mes en diabarz oc'h leûn a hipocrizi hag a fallentez.

29 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited; rag sevel a rit besiou ar brofeded, hag ec'h ornit besiou an dud just;

30 Hag e livirit; Ma vijemp bed en amzer hon tadou, na vijemp ket bet lodec gantei en goâd ar brofeded.

31 Evel-se c'houi a ro testeni deoc'h hoc'h unan, penaos oc'h bugale ar re o deus lazet ar brofeded.

32 C'houi 'ta peûr-leunit mezur ho tadou.

33 Serpanted, raç an aered-viber! penaos e tec'hot-hu rag barn an ifern?

34 Dre-ze, setu e casan deoc'h profeded, ha tud fur, ha scribed; ha c'houi a lazo hag a grusifio *lod*, hag a scourjezo *lod* en ho sinagogou, hag e persecutot *anezei* a gêr-e-kêr:

35 Evit ma teuo warnoc'h an holl ouâd just a zo bet scuhet war an douar, adaleg goâd Abel ar just bete goâd Zakari, mab Barachi, pehini hoc'h eus lazet etre au templ hag an aoter.

36 E gouirionez e lavaran deoc'h, kement-se holl a zeuo war ar generasion-ma.

37 Jerusalem, Jerusalem, pehini a laz ar brofeded, hag a vein ar re a zo cased d'id, ped gueich eo bet felled d'in dastum da vugale, evel ma tastum ar iâr he fousiued dindan he diou askel, ha ne ket felled deoc'h?

38 Setu ho ti a zo lezet deoc'h dezert.

39 Rag hel lavaroud a ran deoc'h, n'am gouelot mui pelloc'h, ken na leverot;

Benniget an hini a zeu en hanô an Aotrou.

## CHAB. XXIV.

1 Ha Jesus o veza eed er meas, az eaz kuit eus an templ; hag e zisgibien a dostaaz *outan*, evid discouez dezan edifisou an templ.

2 Hogen Jesus a lavaraz dezei; Ha na ouelit-hu ked an holl draou-ze? E gourionez e lavoran deoc'h, na vezo lezet ama mean war vean ha na vezo discaret.

3 Ha pa oa azezet war menez Olived, e zisgibien a dostaaz outan a du, o lavaroud; Lavar deomp peûr e c'hoarvezo kement-se? ha petra *e vezo* ar sin eus da zonedigez, hag eus a fin ar hed?

4 Ha Jesus o respont, a lavaraz dezei; Likid evez na rafe den seduiza ac'hanoc'h.

5 Rag meûr a hini a zeuo em hanô, o lavaroud; Me eo ar C'hrist: hag e tromplint calz a dud.

6 Hag e clevot eus a vrezeliou, hag ar vrûd eus a vrezeliou: likid evez na vec'h troublet; rag red eo d'an holl draou-ze c'hoarvezout; mes ar fin n'ema ket c'hoaz.

7 Rag sevel a rai nasion a-enep nasion, ha rouantelez a-enep rouantelez; ha bez' e vezo naounegesiou, ha bosenou, ha crenou-douar, e meûr a lec'h.

8 Mes kement-sa holl a zo commansamant ar gouentrou.

9 Neuze e livrind ac'hanoc'h da veza poaniet, hag e lazind ac'hanoc'h; hag e veot caseet gand an holl nasionou abalamour d'am hanô.

10 Ha neuze calz a gavo abec-a-lam, hag e trahisind an eil egila, hag e casaind an eil egile.

11 Ha meûr a fals-profed a zavo, hag e tromplint calz a dud.

12 Ha dre ma cresgo ar fallentez, esrantes calz a ienai.

13 Mes neb a gendalc'ho heteg ar fin, bennes a vezo salvet.

14 Hag an aviel-ma eus ar rouantelez a vezo prezeget dre ar hed holl, e testeni d'an holl nasionou; ha neuze e teuo ar fin.

15 Pa ouelod eta el lec'h santel abominasion an desolasion, lavared dre ar profed Daniel, (ra gonsidero neb a len).

16 Neuze ar re *a vezo* en Jude, ra dec'hind er menesiou;

17 An hini *a vezo* war gorre an ti, na ziskenet ked evit kemered tra e-bed eus e di;

18 Hag an hini *a vezo* er park, na zistroet ket war e giz evit kemered e zae.

19 Mes maleur d'ar groagez vrazes hag ar vagarezed en deisiou-ze!

20 Hogen pedit na c'hoar-

vezo ket ho tec'h er goan, nag en deiz ar sabbat.

21 Rag hez' e vezo neuze un affliesion vraz, ar sort n'eus ket hed adaleg commansamant ar bed bete vrema, ha na vezo biken.

22 Ha ma na ve ket het hereed an deisiou-ze, na vije saveteet den; mes abalamour d'ar re-choaset an deisiou-ze a vezo hereed.

23 Neuze ma lavar hini e-hed deoc'h; Setu ar C'hrist ama, pe, a-hont; na gredit ket.

24 Rag sevel a raio fals-christed ha fals-profeded, hag e roint sinou braz ha burzudou, en hevelep doare ma tromplint memes ar re choaset, ma ve possubl.

25 Setu, hel lavared em eus deoc'h araog

26 Rag-se ma livirind deoc'h; Setu ema en dezert; na'z it ked er meas: Setu ema er c'hamprou a-du; na gredit ket.

27 Rag evel ma teu al luc'heden eus ar saò-heol, ha ma sclera beteg ar c'huz-heol, evel-se ive e vezo donedigez Mab an Den.

28 Rag en pe lec'h-benag ma vezo ar c'horf marò, eno en em zastumo an erered.

29 Ha rag tal goude affliesion an deisiou-ze an heol a devalaio, hag al loar na roio ket he sclerijen, hag ar stered a gouezo eus an env, ha puissansou an envou a vezo bransellet.

30 Ha neuze e parisso sin Mab an Den en env: ha neuze e oueilvano an holl dribuou eus an douar, hag e ouelint Mab an Den o tond war goabrenou an env, gand ur buissans hag ur c'hloar vraz.

31 Hag hen a gaso e eled gant sôn braz un drompil; hag e tastumind assambles e re-choaset eus ar pevar avel, adaleg ur pen eus an env beteg ar pen all.

32 Breina desgid ur harabolen eus ar ouezen-fies. Pa gommans he brankou heza tener, hag he deliou didinva, e ouzoc'h penaos eo tost an hanv.

33 Evel-se ive c'houi, pa ouelot kement-se holl, gouezit penaos ema tost, oud an nor.

34 E gourionez e lavaran deoc'h, penaos na dremeno ked ar generasion-ma, ken na vezo c'hoarvezet ao holl draou-ze.

35 An env hag an douar a dremeno, mes va geriou na dremenint ket.

36 Mes evid an deiz hag an heur-ze, na ôar den, na memes eled an env, mes va Zad hep-ken.

37 Hag evel *ma oa* en deisiou Noe, evel-se ive e vezo da zonedigez Mab an Den.

38 Rag evel en deisiou araog an diluch, e oand o tebri hag oc'h eva, o timezi hag o rei da zimezi, heteg an deiz ma'z eaz Noe ebarz an arc'h,

39 Ha na anavezchont ket ken na zeuaz an diluch, ha ma casaz anezei holl kuit; evel-se ive e vezo da zonedigez Mab an Den.

40 Neuze e vezo daou er park, unan a vezo kemeret, hag egile lezet.

41 Diou a vezo o vala en ur vilin; unan a vezo kemeret, hag eben lezet.

42 Rag-se beilit; rag na ouzoc'h ked da be heur e tle dond hoc'h Aotrou.

43 Hogen gouezit an drama, penaos ma oufe ar pentiegez da he veiliaden e tle dond al laer, e veilfe, ha na lezfe ket toulla e di.

44 Rag se c'houi ive en em zalc'hit prest; rag Mab an Den a zeuo d'an heur ha na sonjit ket.

45 Piou 'ta eo ar servicher fidel ha fûr, pehini en deus e aotrou lekeed war e diegez, evit rei dezei o boued en amzer?

46 Eurus ar servicher-ze pehini a gav e aotrou, pa erruo, oc'h ober evel-se.

47 E gouirionez e lavaran deoc'h, hel lakaad a rai war e holl vadou.

48 Mes mar d-eo ur servicher fall, pehini a lavar en e galon; Dale a ra va aotrou da zond;

49 Hag e commans skei gand e gen-zervicherieo, ha dibri hag eva gant mezvierien;

50 Aotrou ar servicher-ze a zeuo d'an deiz na c'hortoz ket, ha d'an heur na ouezo ket;

51 Hag o separo anezan, hag o lakai e lod gand an hipocrited. eno e vezo ar goueilvan hag ar skrin-dent.

## CHAB. XXV.

1 Neuze rouantelez an eovou a vezo henvel oud deg gouerc'hes, pere o veza kemered o lampou, az eaz er meas da rancontri ar pried.

2 Hogan pemp anezei a oa fûr, ha pemp foll.

3 Ar re foll, en eur gemered o lampou, na gemerjont ked a eôl gantei.

4 Mes ar re fûr a gemeraz eôl en o vesseliou gand o lampou.

5 Hag evel ma talee ar pried da zont, e voredjont holl, hag e cousgjont.

6 Hogen da hanter nos e oe gréd ur c'hri; Setu ar pried a zeu; id er meas da rancontri anezan.

7 Neuze an holl ouerc'hesed-ze a zavaz, hag a breparaz o lampou.

8 Hag ar re foll a lavaraz d'ar re fûr; Roid deomp eus hoc'h eôl, rag mouga a ra hon lampou.

9 Mes ar re fûr a respontaz, o lavaroud; Gand aoan n'hor be ked aoualc'h evidomp hag evidoc'h, il kentoc'h da gaoud ar re a ouerz, ha prenid evidoc'h hoc'h-unan.

10 Mes e-pad ma'z eend

da brena, ar pried a zeuaz ; hag ar re a oa prest a antreaz gantan d'an eureud, hag e oe serred an nor.

11 Goude ze e teuaz ive ar gouerc'hesed all, hag a lavaraz ; Aotrou, aotrou, digor deomp.

12 Mes hen a respontaz hag a lavaraz ; E gouirionez e lavaran deoc'h, n'hoc'h anavezan ket

13 Belit eta, rag na ouzoc'h nag an deiz nag an heur e pehini e teuo Mab an Den.

14 Rag henvel *eo* oud un den *pehini*, o vond da ur vrò bell, a c'halvaz e vevelou, hag a lekeaz e vadou etre o daouarn.

15 Ha da unan e roaz pemp taland, da un all daou, ha da un all unan ; da hep hini hervez e c'halloud ; hag ez eaz en hend rag-tal.

16 Neuze an hini en doa bed ar pemp taland az eaz, hag a drafikaz gantei, hag a c'hounezaz pemp taland all.

17 En hevelep doare an hini *en doa bed* daou, a c'hounezaz ive daou all.

18 Mes an hini en doa bed unan az eaz, hag a dnullaz en dnuar, hag a guzaz arc'hand e aotrou.

19 Goude calz a amzer e teuaz aotrou ar vevelou-ze, hag a gountaz gantei.

20 Hag an hini en doa bet pemp taland a zeuaz, hag a zigasaz pemp taland all, en eul lavaroud ; Aotrou, pemp taland ez poa roed d'in, setu pemp taland all em eus gounezet ouc'h-pen

21 E aotrou a lavaraz dezan ; Ervad, mevel mâd ha fidel ; hed oud fidel war nebeud a dra, da lakaad a rin war galz ; kea ebarz e joa da aotrou.

22 An hini en doa bed daou daland a zeuaz ive, hag a lavaraz ; Aotrou, daou daland ez poa roed d'in, setu daou daland all em eus gounezet ouc'h-pen.

23 E aotrou a lavaraz dezan ; Ervad, mevel mâd ha fidel ; hed oud fidel war nebeud a dra, da lakaad a rin war galz ; kea ebarz e joa da aotrou

24 Hogen an hini en doa bed un taland a zeuaz, hag a lavaraz ; Aotrou, gouzoud a rean penaos oud un den criz, o vedi el lec'h n'ec'h eus ket hadet, hag o tastum el lec'h n'ec'h eus ket skiniet ;

25 Hag e teuaz aoun d'in, hag ez iz, hag e cuziz da dalant en douar ; setu d'id ar pez a zo d'id.

26 Mes e aotrou a respontaz hag a lavaraz dezan ; Mevel fall ha didalvez, te a ouia penaos e vedan el lec'h n'em eus ket hadet, hag e tastuman el lec'h n'em eus ket skiniet ?

27 Rag-se e tlez rei va arc'hand d'ar varc'hadourien arc'hant, ha pa vijen deued em bije tennet ar pez a zo d'in gand en intereat.

28 Lamit eta an taland digantan, ha roit-hen d'an hini en deus dec taland.

29 Rag da bep hini en deus e vezo roed, hag en devezo ahondans; mes digand an hini n'en deus ket, e vezo lamet memes ar pez en deus.

30 Ha taolid ar mevel didalvoudec-ze en devalien a-ziaveas : eno e vezo ar gouelivan hag ar skrin dent.

31 Hogen pa zeuo Mab an Den en e c'hloar, hag an holl eled santel gantan, neuze ec'h azezo war drôn e c'hloar;

32 Hag an holl nasionou a vezo dastumet diragan; hag hen a zeparo an eil diouc'h egile, evel ma separ ar mesaer an denved diouc'h ar gevr;

33 Hag e lakaio an denved a zeou dezan, hag ar gevr a gleiz.

34 Neuze ar roue a lavaro d'ar re a vezo a zeou dezan; Deuit c'houi, re benniget va Zad, heritit ar rouantelez a zo bet preparet deoc'h abaoe crouidigez ar bed.

35 Rag naoun am eus bet, ha c'houi hoc'h eus roed da zibri d'in; sec'hed am eus bet, ha c'houi hoc'h eus roed da eva d'in; estranjour oun bet, ha c'houi hoc'h ena va digemeret;

36 Noaz e oan, ha c'houi hoc'h eus va gouisget; clanv e oan, hag e teujoc'h d'am gueled; en prizon e oan, hag e visitjoc'h ac'hanoun.

37 Neuze ar re just a responto dezan, o lavaroud; Aotrou pe gouls hon eus-ni da oueled o caout naoun, hag hon eus roed da zibri d'id; pe o caout sec'hed, hag hon eus roed da eva d'id?

38 Ha pe gouls hon eus-ni da oueled estranjour, hag hon eus da zigemeret; pe noaz, hag hon eus da ouisget?

39 Ha pe gouls hon eus-ni da ouelet clanv pe en prizon, hag omp deued d'az caout?

40 Hag ar roue a responto hag a lavaro dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h, dre ma hoc'h eus grêt kement-se da unan eus ar re vihana-ma eus va breudeur, hoc'h eus e c'hrêd d'in-me.

41 Neuze e lavaro ive d'ar re a vezo a gleiz; It diouzin, c'houl re milliget, en tân eternel, preparet evid an diaoul hag e eled.

42 Rag naoun am eus bet, ha n'hoc'h eus ket roed da zibri d'in; sec'hed am eus bet, ha n'hoc'h eus ket roed da eva d'in;

43 Estranjour e oan, ha n'hoc'h eus ket va digemeret: noaz e oan, ha n'hoc'h eus ket va gouisget; clanv oun bet, hag en prizon, ha n'hoc'h eus ket va bisitet

44 Neuze hei ive a responto dezaa, o lavaroud; Aotrou, pe gouls hon eus-ni da oueled o caout naoun, pe sec'hed, pe estranjour, pe noaz, pe glanv, pe en prizon, ha n'hon eus ked da zicouret?

45 Neuze hen a responto dezei, o lavaroud ; E gouirionez e lavaran deoc'h, panaos o veza ma n'hoc'h eus ket grët kement se da unan eus ar re vihana-ma n'hoc'h eus ked e c'hrëd d'in-me.

46 Hag ar re ma az ai kuit er hunision eternel, mes ar re just er vuez eternel.

## CHAB. XXVI.

1 Ha goude m'en doe Jesus peur-lavared an holl gomzou-ze, e lavaraz d'e zisgibien ;

2 Gouzoud a rit penaos ema ar pasg a ben daou zevez, ha Mab an Den a vezo trahisset evit beza crusifiet.

3 Neuze ar pen-veleian, hag ar scrihed, ha re ansien ar bobl, en em assamblaz e lez ar beleg-braz, a c'halved Caifas ;

4 Hag en em guzuljont evit kemerel Jesus dre rùs, hag hel lakaad d'ar marö.

5 Mes hei a lavare ; Arabed e ve a-pad ar gouel, gand aoun na zavfe tumult e-touez ar bobl.

6 Hogen pa oa Jésus en Bethani, en ti Simon al lôr,

7 E teuaz d'e gaoud ur vaouez, ha ganti ur vessel albatr leûn a barfum precius braz, hag her sculiaz war a ben pa oa ouc'h taol.

8 Mes e zisgibien o ouelet *se*, a oe indiniet, hag e leverjont ; Da betra ar c'holl-ze ?

9 Rag galled e vije gouerza calz ar parfum-ze, bag her rei d'ar beorien.

10 Mes Jesus o c'houzoud *an dra ze*, a lavaraz dezei ; Perag e rit-hu poan d'ar vaouez-ze ? rag un dra vâd e deus gred em c'hever.

11 Rag c'houi ho pezo peorien bepred ganeoc'h, mes n'ho pezo ket bepred ac hanoun

12 Rag pa a deus-hi sculiet ar parfum-ze war va c'horf, e deus e c'hrëd evit va sebelia.

13 E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos en pe lec'h-benag er bed holl ma vezo prezeged an aviel-ma, a vezo lavared ive ar pez e deus grët hou-ma, e memor anezi

14 Neuze unan eus an daouzeg, hanvet Judas Iscariot, az eaz da gaoud ar pen-veleien.

15 Hag e lavaraz *dezei* ; Petra a root-hu d'in me, hag e livrin anezan deoc'h ? Hag hei a gonvenaz da rei tregond pez arc'hant.

16 Ha diwar neuze e clasge un occasion mâd d'e livra.

17 Hogen d'an deiz kenta eus *a c'houel* ar bara hep goell, an disgibien a zeuaz da gaout Jesus, hag a lavaraz dezan ; En pe lec'h e fell d'id e preparfemp d'id evid dibri ar pasg ?

18 Hag hen a lavaraz ; Id da gêr da gaoud hen-a-hen, ha livirid dezan ; Ar C'helenar a lavar ; Va amzer a zo tost ;

ober a rin ar pasg en da di gant va disgibien.

19 Hag an disgibien a reaz evel m'en doa Jesus ordrenet dezel, hag e preparjond ar pasg.

20 Ha pa oe deued en ahardaez, hen en em lekeaz ouc'h taol gand an daouzeg.

21 Ha pa oand o tibri, hen a levaraz ; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos unan ac'hanoc'h em trahisso.

22 Hag o veza glac'haret braz, ind en em lekeaz, pep hini anezei, da lavaroud dezân ; Aotrou, ha me eo ?

23 Hag hen a respontez hag a lavaraz, An hini a laka e zorn ganen er plâd, hennes eo am trahisso.

24 Mab an Den evit-gouir a ia evel ma eo scrivet diwar e ben ; mes maleur d'an den dre behini eme trahisset Mab en Den ! gouell e ve d'en den-ze na vije ket bet ganet.

25 Neuze Judas, pehini hen trahisse, a respontaz hag e lavaraz ; Rabbi, ha me eo ? Hen a lavaraz dezan, Lavared ec'h eus.

26 Hag evel ma oend o tibri, Jesus a gemeraz bara, hag o veza henniget, e toraz *anezan*, hag a roaz d'e zisgibien, hag e lavaraz; Kemerit, debrit : he-ma eo va c'horf.

27 Neuze e kemeraz ar c'hop, hag o veza trugarekeet, her roaz dezai, o lavaroud ; Evit holl eus anezan.

28 Rag he-ma eo va goâd, an hini eus an allians nevez, pehini a zo scuiiet evit calz evit remission ar bec hejou.

29 Hogen lavaroud e ran deoc'h, penaos na evin mui eus ar fronez-ze eus ar ouinien, beteg an deiz-ze en pehini ec'h evin anezan nevez ganeoc'h en rouantelez va Zad.

30 Ha goude beza canet un himn, ez ejond er meas de Venez Olived.

31 Neuze Jesus a lavaraz dezei ; En nos-ma e vezin un abec-a-lam evidoc'h holl. rag scrived eo ; Skei a rin ar pastor, ha denved an tropel a vezo disperset

32 Mes goude ma vezin resussitet, ez in en ho raog en Galile.

33 Hogen Per a respontaz hag a lavaraz dezan ; Ha pa gafe an holl un abec-e-lam abalamour d'id, me na gouezin biken.

34 Jesus a lavaraz dezan ; E gouirionez e lavaran d'id, penaos en nos-ma, areog ma cano ar c'hilec, em dinac'hi teir goueich

35 Per a lavaraz dezan; Ha pa ve red d'in mervel ganez, na zinac'hin ked ac'hanod. Hag an holl zisgibien a lavaraz ar memes tra.

36 Neuze Jesus az eaz gant-ei da ul lec'h a c'halved Gethsemene, hag e lavaraz d'e zisgibien ; Azezid ama, endra ma'z in da bidi a-hont.

37 Hag hen a gemeraz gantan Per ha daou vab Zebede,

hag e commansaz beza trist brar ha goall enerezet.

38 Neuze e lavaraz dezei ; Va ene a zo goall-drist a bep tu beteg ar marô : choumit ama, ha beilit ganen.

39 Hag o veza eed un nebeud en araog, hen a gouezaz war e visach, o pidi hag o lavaroud ; Va Zad, mar d-eo possubl, ra'z ai ar c'hop se ebiou diouzin : coulsgoude ne ked evel ma fell d'in, mes evel ma fell d'id.

40 Hag hen a zeuaz da gaoud e zisgibien, hag o c'bavaz cousget ; hag e lavaraz da Ber ; Petra, ha n'hoc'h eus-bu ket gallet beilia un beur ganen-me ?

41 Beilit ha pedit, evit na antreot ked en tentasion : ar spered *a zo* dare-a ioul, mes ar c'hig sempl

42 Mond a reaz adare un eil goueich, hag e pedaz, o lavaroud ; Va Zad, ma na hell ar chop-se mond ebiou diouzin hep ma evin anezan, ra vezo grēd da volonte.

43 Hag e teuaz, hag o c'havaz cousget adare ; rag o daou-lagad a oa pounereet.

44 Hag o veza kuiteet anezei, hen az eaz adare, hag e pedaz evid an treda goueich, en eul lavaroud ar memes comzou.

45 Neuze e teuaz da gaoud e zisgibien, hag e lavaraz dezei ; Cousga a rit-hu c'hoas, hag en em reposi! Setu an heur a so tost, ha Mab an Den a zo livret etre daouarn ar bec'berien.

46 Savit, deomp ; setu a tostâ an bini a drabis ac'hanoun.

47 Hag evel ma comze c'hoas, setu Judas, unan eus an daouzeg, a zeuaz, ha gantan ur vanden vraz gant clezeier ha bisier, eus a berz ar pen-veleien ha re ansien ar bohl.

48 Hag an hini a drahisse anezan en doa roed dezei ar sin-me, o lavaroud ; An hini a bokin dezan, bennes eo, kemerit-hen

49 Ha rag-tal e tostaaz ouc'h Jesus, hag e lavaraz ; Salud, Rabbi ; hag e pokaa dezan.

50 Ha Jesus a lavaraz dezan ; *Va* mignon, da betra oud-de deuet ? Neuze o tostaad, e lekejond o daouarn war Jesus, hag e talc'hjond anezao.

51 Ha setu unan eus ar re a oa gant Jesus a astenaz e zorn, a dennaz e gleze, hag o skei gant mevel ar beleg-braz, e trouc'haz e scouarn dezan.

52 Neuze Jesus a lavaraz dezan ; Laka c'hoas da gleze en e lec'h, rag ar re holl a gemero ar c'hleze a berisso dre ar c'hleze

53 Ha sonjal a rez-te pa-naos na helfen-me ket brema pidi va Zad, hag e casfe d'in rag-tal ouc'h pen daouzec lejion a aled ?

54 Mes penaos neuze e vije

accomplisset ar Scrituriou, ez eo red ma c'hoarvezfe evel-hen ?

55 En beur-ze, Jesus a lavaraz d'ar foul, Ha deued oc'h-hu er meas, gant clezeier ha gant bisier, evel david ul laer, evit kemered ac'hanoun? Bemdez e oan azezet en ho touez o kelen en templ, ha n'hoc'h eus ket croget enoun.

56 Mes kement-se holl a zo c'hoarvezet, evit ma ve accomplisset Scrituriou ar brofeded. Neuze an disgibien holl hen dilezaz, hag a dec'haz

57 Hag ar re o doa dalc'het Jesus a gasaz anezan da Caifas ar beleg braz, en pe lec'h e oa assamblet ar scribed hag ar re ansien.

58 Ha Per a heuliaz anezan a-bell beto lez ar beleg braz; hag o veza eed ebarz, ec'h azezaz e-touez ar zervicherien, evit goueled ar fin.

59 Neuze ar pen-veleien, ar re ansien, hag an holl sanhedrin, a glasge un destoni faoz a-enep Jesus, evid hel lakaad d'ar marô.

60 Ha na gavent ket : ha petra-benag ma teuaz calz a destou faos, na gavent ket Mes er fin e teuaz daou dest faoz,

61 Pere a lavaraz ; Ho-ma en deus lavaret, Me a hell discar templ Doue, hag e adsevel en tri deiz.

62 Hag ar beleg-braz a zavaz, hag a lavaraz dezan ; Ha na respontez te netra ? petra a desteniont-ei en da enep ?

63 Mes Jesus a davaz. Hag ar beleg-braz o comza, a lavaraz dezan ; Me da gonjur dre an Doue beô, da lavaroud doomp mar d-oud ar C'hrist, Mab Doue.

64 Jesus a lavaraz dezan ; Lavared ec'h eus. mes c'hoas, me a lavar deoc'h, penaos gaude-ben e ouelot Mab an Den azezet a zeou d'ar Galloud, hag o tond war c'hoabrou an env.

65 Neuze ar beleg-braz a rogaz e zillad, en eul lavaroud; Goall gomzet en deus; pe ezom hon eus-ni mui a destou? Setu brema hoc'h eus cleved e ouall-gomz.

66 Petra a seblant deoc'h ? Hag hei a respontaz hag a lavaraz ; Dleoud a ra mervel.

67 Neuze e cranchond oud e visach, hag e rojont taolioudorn dezan, ha re all a roe carvanadou dezan,

68 O lavaroud; Profetis deomp, Christ, piou eo an hini en deus scoet ac'hanod?

69 Hogen Per a oa azezet en diaveas ebarz al lez : hag ur vates a dostaaz outan, en eul lavaroud; Te a oa ive gant Jesus a C'halile.

70 Mes hen a nac'haz dirag an holl, o lavaroud; Na ouzon ket petra a leverez

71 Hag evel ma oa eed er meas, er vestibul, ur *plac'h* all a ouelaz anezan, hag a lavaraz d'ar re a oa eno; Ho-ma a oa ive gant Jesus a Nazareth.

72 Hag hen a nac'haz adare

gant le-douet; Na anavezan ked an den-ze.

73 Ha nebeud goude, ar re a oa eno a dostaaz, hag a lavaraz da Ber. A-dra gouir te a zo ive eus anezei, rag da anaoud a rēr dioud da lavar.

74 Neuze e commansaz drong-pedi ha toui; Na anavezan ked an den ze. Ha rag tal ar c'hilec a ganaz.

75 Hag e teuaz sonch da Ber eus a c'her Jesus, pehini en doa lavared dezan; Aharz ma cano ar c'hilec, em nac'hi teir goueich. Hag hen az eaz er meas, hag a ouelaz gant c'houervder.

## CHAB. XXVII.

1 Pa oe deued ar beure, an hollben veleien ha re ansien ar bobl en em guzuliaz a-enep Jesus, evid e lakaad d'ar marô

2 Hag o veza e ereet, e caschond anezan, hag hel livrchond da Bons Pilat, ar gouarner.

3 Neuze Judas, pehini en doa e drahisset, o ouelet penaos e oa condaonet, e teuaz keûz dezan, hag e tigasaz an tregont pez arc'hant d'ar penveleien ha d'ar re ansien,

4 O lavaroud; Pec'hed em eus o trahissa ar goâd innosant. Mes ind a lavaraz dezan; Pe vern deomp-ni? sell *out se.*

5 Ha goude m'en doa taoled ar pesiou arc'hant en templ, hen en em dennaz *ac'hano;* hag o veza cet kuit, en em grougaz.

6 Hogen ar pen-veleien, o veza kemered ar pesiou arc'hand, a lavaraz; N'eo ket permetet lakaad anezei eharz an tenzor, rag pris ar goâd eo.

7 Ha goude m'o doe en em guzuliet, e prenjont park ur poder, evit besia an estranjourien.

8 Rag-se ar park-ze a zo bet galvet, Park ar goâd, beteg hirio

9 Neuze e oe accomplisset ar pez a oa het lavared dre Jeremi ar profed, o lavaroud; Kemered o deus an tregont pez arc'hand, pris an hini a zo het prisiet, pehini a zo het prisiet gant bugale Israël;

10 Hag o rojond evit park ur poder, evel ma en doa an Aotrou kemenet d'in.

11 Ha Jesus a oa en e za dirag ar gouarner: hag ar gouarner a c'houlenaz digantan, o lavaroud, Ha te eo roue ar Judevien? Ha Jesus a lavaraz dezan; Lavaroud a rez.

12 Ha pa oa accuset gand ar pen-veleien hag ar re ansien, na respontaz netra.

13 Neuze Pilat a lavaraz dezan; Ha na glevez-te ket pe gemend a draou a desteniont en da enep?

14 Ha na respontaz ked ur ger dezan, en hevelep doare ma oa souezet meurbed ar gouarner.

15 Hogen ar gouarner en

doa ar c'bustum d'ar gouel da leuskel d'ar bobl unan eus ar brizonerien, an hini a c'hoanteent.

16 Ha bez' o doa neuze ur prizonier goall-vrudet, a c'halved Barabbas.

17 Rag se, pa oend deued assambles, Pilat a lavaraz dezei ; Pe hini a fell deoc'h e laosgfen deoc'h ? Barabbas, pe Jesus, a c'halver Christ ?

18 Rag gouzoud a rea penaos dre anvi o doa livred anezan.

19 Ha pa oa azezet war e varn-gador, a oureg a gasaz da lavaroud dezan ; Na'z pez netra da oher gand ar Just-se; rag soufred em eus calz hirio dre un huvre abalamour dezan.

20 Hogon ar pen-veleien hag ar re ansien a hersuadaz ar bobl da c'houlen Barabbas, ha da lakand coll Jesus.

21 Hag ar gouarner a respontaz hag a lavaraz dezei ; Pehini anezei o daou a fell deoc'h e laosgfen deoc'h? Hag ind a lavaraz , Barabbas.

22 Pilat a lavaraz dezei ; Petra a rin eta eus a Jesus , a c'halver Christ ? Holl e leverjond dezan ; Ra vezo crusifiet.

23 Hag ar gouarner a lavaraz ; Mes pe zroug en deus-ben grēt ? Neuze e crijond c'hoas creoc'h , o lavaroud ; Ra vezo crusifiet.

24 Pa ouelaz Pilat penaos na c'bouneze netra , mes e cresge an trubul , hen a gemeraz dour, hag a oualc'haz e zaouarn dirag ar hobl, o lavaroud ; Innosant oun eus a ouâd ar Just-se; sellid *out se.*

25 Hag an holl bobl a respontaz hag a lavaraz ; *Ra vezo* e ouâd warnomp-ni , ha war hor bugale.

26 Neuze e laosgaz dezei Barabbas; ha goude m'en doa scourjezet Jesus , e livraz anezan dezei da veza crusifiet.

27 Neuze soudarded ar gouarner a gasaz Jesus er pretouer, hag a zastumaz war e dro an holl vanden *soudarded.*

28 Ha goude e ziouisga , e lekejond en-dro dezan ur vantel bourpr.

29 Hag o veza goueed ur gurunen gant spern , e lekejond anezi war e ben , gand ur gorsen en e zorn deou ; hag o plega ar glin diragan , e reent goab anezan , o lavaroud ; Salud , roue ar Judevien !

30 Hag o veza cranchet outan , e kemerjond ar gorsen , hag e scojont gantan war e ben.

31 Ha goude m'o doe grēt goab anezan , e tenjont ar vantel diwarnezan , hag e nuisgjond anezan gand e zillad e-unan , hag e caschond anezan evid e grusifia.

32 Hogen evel ma teuend er meas, e cavchond un den eus a Zirene, hanvet Simon : hei a gontraignaz he-ma da zougen e groaz.

33 Hag o veza deued en ul lec'h galvet Golgotha, da lavaroud eo, lec'h ar glopen,

34 E rojond dezan da eva gouinegr mesget gant bestl : ha pa en doe e danveet, na fellaz ked dezan eva.

35 Ha goude m'o doe staged anezan oud ar groaz, e partajond e zillad, o teurel d'ar sort : evit ma vije accomplisset ar pez a zo het lavared dre er profed; Partajet o deus va dillad etrezei, hag o deus taoled va zae d'ar sort.

36 Hag o veza azezet, e tiouallend anezan eno

37 Hag e lekejond a-zionc'h d'e ben scrid e accusasion, HE-MA EO JESUS ROUE AR JUDEVIEN.

38 Neuze e oe erusifiet gantan daou laer; unan a zeou, hag egile a gleiz.

39 Hag ar re a dremene a zroug-comze gantan, en eur beja o fenou,

40 Hag o lavaroud; Te pehini a ziscar an templ, hag a zaô anezan en tri deiz, en em zavete da-unan : mar d-oud Mab Doue, disken eus ar groaz.

41 En hevelep doare ive ar pen-veleien, ar scribed, hag ar re ansien a rea goab anezan, o lavaroud;

42 Ar re all en deus saveteet, ha na hell ked en em zavetei e-unan. Mar d-eo roue Israel, diskenet brema eus ar groaz, ha ni a gredo ennan.

43 En em fisioud a rea en Doue; ra zelivro-hen anezan brema, mar en em blij ennan, rag lavared en deus; Mab Doue oun.

44 Al laeron iva hag a oa crusifiet gantan, a rea dezan an hevelep rebechou.

45 Hogen adaleg ar c'houec'hved heur e oe un devalien wer an douar holl bateg an naoved heur.

46 Hag e tro an naoved heur Jesus a griaz gand ur voues uhel, o lavaroud; Eli, Eli, lama sabachthani? da lavaroud eo; Va Doue, va Doue, perag ec'h eus-te va dilezet?

47 Hag hinienou eus ar re a choume eno, o veza cleved *anezan*, a lavaraz; Gervel Elias a ra he-ma.

48 Ha rag-tal unan anezei a redaz, hag a gemeraz ur spoue, hag o veza e leuniet a ouinegr, hel lekeaz e pen ur gorsen, hag a roaz dezan da eva.

49 Mes ar re all a lavare; Lest, gouelomp mar teuo Elias d'e zavetei.

50 Neuze Jesus, o veza criet adare gand ur voues uhel, a rentaz ar spered.

51 Ha setu gouel an templ en em rogaz en daou, adaleg al lein beteg ar goueled; hag an douar a grenaz, hag ar reier a frailhaz;

52 Hag ar besiou a zigoraz; ha calz a gorfou sent, pere a oa cousget, a zavaz;

53 Hag o veza eed ar meas

eus o besiou goude e resurrecsion, ez ejond ar gêr zantel, hag en em ziscouesjond da galz.

54 Neuze ar c'hantener hag ar re a oa gantan o virout Jesus, pa oneljond ar c'hren-douar, ha kemend a oa c'hoarvezet, a oe spountet braz, hag a lavaraz ; Evit gouir he-ma a oa Mab Doue

55 Hogen bez' e oa eno calz a c'hroagez hag a zelle a-bell, pere o doa heuliet Jesus adaleg Gelile, oc'h e zervicha;

56 E-touez pere e oa Mari Magdalen, he Mari mam Jakes ha Joses, ha mam mipien Zebede.

57 Ha diouc'h an abardaez, e teuaz un den pinvidic eus a Arimathe, hanvet Josef, pehini a oa ive disgibl da Jesus.

58 He-ma az eaz da gaout Pilat, hag a c'houlenaz corf Jesus. Neuze Pilat a c'horc'hemenaz rei ar c'horf.

59 Ha goude m'en doa Josef kemered ar c'horf, e c'holoaz anezan gand ul lienen nêt.

60 Hag e lekeaz anezan en e vez nevez a-unan, pehini en doa trouc'hed er roc'h. Ha goude beza ruliet ur mean braz ouc'h dor ar bez, ez eaz kuit.

61 Ha Mari Magdalen, hag ar Vari all, a oa azezed eno e-tal ar bez.

62 Hag antronoz, pehini a oa goude preparasion *ar sabbat*, ar pen-veleien hag ar farizianed az eaz assambles da gaout Pilat,

63 Hag e leverjond; Aotrou, deued eo da vemor deomp penaos ar seduiser-ze a lavare, pa oa beô ; A-ben tri deiz me a resussito.

64 Rag-se gorc'hemen ma vezo lekeet sûr ar bez beteg an trede deiz, gand aoun na zeufe e zisgibien en nos d'e laera, ha na lavarfend d'ar bobl ; Saved eo dioud er revarô : hag en errol diveza a ve goasoc'h eged ar c'henta.

65 Pilat a lavaraz dezei ; Bez' hoc'h eus gouarded; id, ha likid *anezan* sura ma hellot.

66 Mond a rejond eta kuit, hag e lekejont sûr ar bez, en eur siella ar mean, hag o lakaad gouarded.

## CHAB. XXVIII.

1 Pa oe tremened ar sabbat, da darz an *deiz* kente eus er sizun, e teuaz Mari Magdalen, hag er Vari all, evit goueled ar bez.

2 He setu e c'hoarvezaz ur c'hren-douar braz ; rag êl an Aotrou a ziskenaz eus an env, hag a seuaz da rulia ar mean a-zirag an nor, hag ec'h azezaz warnezan.

3 E zrem a oa evel ul luc'heden, hag e zae gouen evel an erc'h.

4 Ha gand ar spount ragan ar ouarded e grene, hag e teujond evel *tud* varô.

5 Mes an êl e responiaz

hag a lavaraz d'ar groagez ; Evidoc'h-hu, n'ho pezet ked a aoun ; rag gouzoud a ran penaos e clasgit Jesus pehini a zo het crusifiet.

6 N'ema ked ama ; rag resussitet eo, hervez m'en doa lavaret. Deuit. ha gouelit al lec'h e pehini e c'hourveze an Aotrou.

7 Hag it buan, ha livirid d'e zisgibien penaos eo resussitet dioud ar re-varo : ha setu ema o vond en ho raog en Galile ; eno e ouelot anezan. Setu, lavared em eus deoc'h.

8 Hag ez ejont buan er meas eus ar bez gant spount hag ur joa vraz, hag e redjont da annonsi d'an disgibien.

9 Ha pa oand o vond da annonsi d'e zisgibien, setu Jesus a rancontraz anezei, o lavaroud ; Salud deoc'h. Hag ind a dostaaz, hag a vriataz e dreid, hag a adoraz anezan.

10 Neuze Jesus a lavaraz dezei, N'ho pezet ked a aoun ; it, hag annonsit d'am breudeur, evit ma'z aind en Galile, hag eno e ouelind ac'hanoun.

11 Hogen pa oend eet kuit, setu lod eus ar ouarded a zeuaz en kêr. hag a zisclerjaz d'ar pen-veleien kemend a oa c'hoarvezet.

12 Hag ar re-ma o veza en em assamblet gand ar re ansien, ha goude beza en em guzuliet, a roaz calz a arc'hand d'ar soudarded,

13 O lavaroud Livirit ; E zisgibien a zo deued e-pad an nos, hag o deus e laeret e keit ma oamp cousget.

14 Ha mar teu ar gouarner da glevet *se*, ni a hersuado anezan, hag a lakamp ac'hanoc'h en assurans.

15 Hag o veza kemered an arc'hant, hei a reaz evel ma oa het desket dezei. Hag ar ger-ze a zo het brudet e-touez ar Judevien beteg hirio.

16 Hogen an unneg disgibl az eaz en Galile, er menez e pa lec'h en doa Jesus gorc'hemened dezei.

17 Ha pa her goueljont, ec'h adorjond anezan : mes darn a zouete.

18 Ha Jesus a dostaaz, hag a gomzaz outei, o lavaroud ; Pep puissans a zo roed d'inme en env ha war an douar :

19 Id eta, ha kelenit an holl hoblou, o vadezi anezei da hanô an Tad, hag ar Mab, hag ar Spered-Santel ;

20 Hag o tisgi dezei miret kement tra-henag em eus gorc'hemenet deoc'h : ha setu emoun ganeoc'h bemdez bete fin ar bed. Amen.

# AN AVIEL HERVEZ MARC.

## CHABISTR I.

1 Commansamant aviel Jesus Christ, Mab Doue.

2 Evel ma'z eo scrivet en Izaias ar profed ; Setu e casan va c'hanad dirag da faç, pehini a breparo an hend en da raog :

3 Moues an hini a gri en dezert; Preparit hend an Aotrou, grit ëun e ouenojenou.

4 Ian a vadeze en dezert, hag a brezege badiziant ar gonversion, evit remission ar bec'hejou.

5 Hag holl vro ar Jude, ha tud Jerusalem, az eaz d'e gaout, hag e oant holl badezet gantan en rivier ar Jourdan, oc'h ansaò o fec'hajou.

6 Ha Ian a oa gouisget gant bleò canval, gand ur gouriz lèr war dro d'e groazel, hag e tebre *un espeç* kileien-raden ha mèl gouez.

7 Hag hen a brezege, o lavaroud; Dond a ra war va lerc'h unan hag a zo puissantoc'h egedoun, eus a behini n'oun ked din da stoui evid dieren ar c'hore eua e voutou.

8 Me em eus evit-gouir ho padezet en dour ; mes hen ho padezo er Spered-Santel.

9 Hag e c'hoarvezaz en deisiou-ze penaos e teuaz Jesus eus a Nazareth en Galile, hag e oe badezet gand Ian er Jourdan.

10 Ha rag-tal evel ma save eus an dour, e ouelaz an envou o tigeri, hag ar Spered o tisken warnezan evel ur goulm.

11 Hag ur voues a zeuaz eus an envou ; Te eo va Mab caret-màd, e pehini emoun contant.

12 Ha rag-tal ar Spered a gasaz anezan en dezert.

13 Hag a oe en dezert daou-ugend devez, o veza tantet gant Satan ; hag e oa a-touez al loened gouez : hag an eled a zerviche anezan.

14 Hogen pa oe lekeed Ian en prizon, Jesus a zeuaz en Galile, en eur brezegi aviel rouantelez Doue ,

15 Hag o lavaroud; An amzer a zo accomplisset, ha rouantelez Doue a zo tost : en em gonvertissit, ha creditan aviel.

16 Hag evel ma valee a-hed mòr Galile, e ouelaz Simon, hag Andre e vreùr, pere a daole ur roued er mòr, rag pesketerien oant.

17 Ha Jesus a lavaraz dezei; Deut war va lerc'h, hag e rin deoc'h beza pesketerien tud.

18 Ha diouc'h-tu, o lezel o rouejou, ec'h heuljond anezan.

19 Hag o veza eed ac'hano un neheud pelloc'h, e ouelaz Jakes *mab* Zebede, ha Ian e vreûr, pere a racommode o rouejou en ur våg.

20 Ha kerkent hen a c'halvaz anezèı : hag hei, o lezel o zad Zebede er våg gand an devezourien, az eaz war e lerc'h.

21 Neuze ec'h antrejond en Cafarnaom : ha rag-tal da zeiz ar sabbat, o veza eed er sinagog, hen a gelenaz.

22 Hag e oant souezet gand e gelen ; rag o disgı a rea evel unan hag otorite gantan, ha ne ked evel ar scribed.

23 Ha bez' e oa en o zinagog un den dalc'het gand ur spered impur, hag hen a griaz,

24 O lavaroud ; Ah, petra a zo etre nı ha te, Jesus a Nazareth ? ha deued oud-de evid hor c'holl? Gouzoud a ran piou oud, ar Sant eus a Zoue.

25 Ha Jesus a densaz anezan, o lavaroud ; Taô, ha kea er meas anezan.

26 Hag ar spered impur, goude beza e ziroget, hag o lenskel ur c'hri braz, az eaz er meas anezan.

27 Souezet braz e oend holl, en hevelep doare ma c'houlenend etrezei ; Petra eo an dra-ma ? pe gelen nevez eo he-ma, o veza ma c'horc'hemen gand otorite memes d'ar sperejou impur, hag e sentont outan ?

28 Hag ar vrûd anezan a redaz kerkent dre an holl vro war-dro da C'halile.

29 Ha rag-tal, goude beza eed er meas eus ar sinagog, ez ejond en tı Simon hag Andre, gant Jakes ha Ian.

30 Hogen mam-gaer Sımon a oa gourvezet clanv gand an dersıen; ha rag-tal e comzjont outan diwar he fen.

31 Hag hen o veza tosteet, a roaz e zorn dezı, hag a zavaz anezı ; ha kerkent an dersıen he c'huitaaz, hag hi a zervichaz anezei.

32 Ha diouc'h an abardaez, pa oe cuzet an heol e caschond dezan an holl dudclanv, hag ar re dalc'het gand droug-sperejou.

33 Hag an holl gêr a oa dastumet dirag an nôr.

34 Hag hen a iac'heaz calz a glanvourien eus a veûr a glenved dishenvel, hag e casaz kuit calz a zroug-sperejou : ha na leze ked d'an droug-sperejou lavaroud ec'h anavezend anezan.

35 Hag er mintin, o veza savet hag hi c'hoas nos, hen a zortiaz, hag az eaz en ul lec'h dezert; hag e pedaz eno.

36 Ha Simon hag ar re a oa gantan, az eaz war e lerc'h:

37 Ha p'o doe e gavet, e leverjond dezan ; An holl a glasg ac'hanod.

38 Hag hen a lavaraz dezei; Deomp d'ar villajenou a zo en-dro, evit ma prezegin ive eno ; rag evit sa oun deuet.

39 Hag hen a brezege en o

zinagogou dre an holl C'halile, hag e case kuit an droug-sperejou.

40 Hag e teuaz d'e gaoud un den lôr, en eur bidi anezan hag oc'h en em lakaad d'an daoulin diragan, hag o lavaroud dezan; Mar fell d'id, e hellez va netaad.

41 Ha Jesus o caout truez *outan*, a astenaz e zorn, hag a douchaz anezan, hag a lavaraz dezan; Felloud a ra d'in, bez nêt.

42 Ha pa en doe comzet, al lorniez az eaz kerkent dioutan, hag e oe neteet.

43 Hag hen o veza difenet stard outan, a gasaz anezan kuit rag tal,

44 Hag a lavaraz dezan; Dioual na liviri netra da zen e-bed; mes kea, hag en em ziscouez d'ar beleg, hag offr evid da burificasion ar pez en deus gorc'hemenet Moises, da desteni dezei.

45 Hogen o veza sortiet, hen a gommansaz discleria calz, ha skinia ar vrud eus an draze, en hevelep doare na helle mui Jesus mond en kêr en public; mes hen a choume er meas e lec'hiou dezert, hag a hep tu e teued d'e gaoud.

## CHAB. II.

1 Deveslou-benag goude hen az eaz adare en Cafarnaom; hag e oe clevet penaos e oa en ti.

2 Ha kerkent calz a dud en em zastumaz, en hevelep doare na oa ked a lec'h evitei, memes en-dro d'an nôr: hag hen a brezegaz ar ger dezei.

3 Hag e teujond d'e gaout, o tigas ur paralitic, pehini a oa douget gant pevar.

4 Hag evel na hellent ket tostaad outan abalamour d'ar foul, e tistojond *an ti* en pehini e oa; hag o veza e doullet, e tiskenjond ar fled war hehini e oa gourvezet ar paralitic.

5 Neuze Jesus, o oueled o feiz, a lavaraz d'ar paralitic; *Va* mah, da bec'hejou a zo pardonet d'id.

6 Hag ur re eus ar scribed hag a oa azezet eno, a rezone evel-hen en o c'halonou;

7 Perag e lavar he-ma goall-gomzou evel-hen? Piou a bell pardoni ar bec'hejou, nemed Doue hep-ken?

8 Ha Jesus, o veza gouezet kerkent dre e spered penaos e rezonent evel-se ennei o-unan, a lavaraz dezei; Perag e rezonit-hu evel-se en ho calonou?

9 Pehini eo an ezeta, ha lavarout d'ar paralitic; Da bec'hejou a zo pardonet; pe lavarout; Saô, doug da fled, ha bale?

10 Hogen evit ma ouezot penaos Mab an Deu en deus ar galloud war an douar da bardoni ar bec'hejou, (e lavaraz d'ar paralitic),

11 Me a lavar d'id; Saô, doug da fled, ha kea d'az ti.

12 Hag hen a zavaz diouc'h-tu, hag a gemeraz e fled, hag az eaz er meas dirag an holl, en bevelep doare ma oe souezet braz an holl, ha ma c'hloriflend Doue, o lavaroud; Biscoas n'hon eus gouelet kemend all.

13 Hag hen az eaz adare er meas da goste ar mòr, hag an holl bobl a zeue d'e gaout, hag e kelene anezei.

14 Hag en eur dremen, e ouelaz Levi *mab* Alfe azezet en bureô er gouriou, hag e lavaraz dezan; Heul ac'hanoun. Hag hen a zavaz, hag a heuliaz anezan.

15 Hag e c'hoarvezaz, pa edo ouc'h taol en ti *an den-ze*, penaos calz e bublicaned hag a bec'herien en em lekeaz ive ouc'h taol gant Jesus hag e zisgibien; rag bez' e oant calz, hag e heulient anezan.

16 Hag ar scribed hag ar farizianed, o ouelet penaos e tebre gand ar bublicaned hag ar bec'herien, a lavaraz d'e zisgibien; Perag e tebr hag ec'h ev-hen gand ar bublicaned hag ar bec'herien?

17 Ha Jesus, o veza clevet, a lavaraz dezei, Ne ked ar re iac'h o deus ezom a vedeusin, mes er re a zo clanv: n'oun ked deued evit gervel d'ar gonversion ar re just, mes ar bec'herien.

18 Hogen disgibien Ian hag ar farizianed a iune: hag hei a zeuaz, hag a lavaraz dezan; Perag e iûn disgibien Ian hag ar farizianed, ha na iun ked da zisgibien-de?

19 Ha Jesus a lavaraz dezei; Ha mignoned ar gampr a-eureud a hell iuni e pad ma ema ar pried gantei? Keit ma ema ar pried gantei, na hellont ked iuni:

20 Mes dond a ra an deisiou e vezo lamet ar pried digantei, ha neuze e iunint en deisiou-ze?

21 Den na c'hri ur pensel mezer digommet oud ur zae goz; anes ar pensel mezer digommet a ziframfe ar mezer coz, hag ar roeg a vije gouas.

22 Ha den na laka gouin nevez en ler-vouteilhou coz; anes ar gouin nevez a dorfe al ler-vouteilhou, ar gouin a redfe, hag al ler-vouteilhou a ve collet; mes red eo lakaad ar gouin nevez en ler-vouteilhou nevez.

23 Hag e c'hoarvezaz penaos, pa dremene dre harkeier ed en deiz ar sabbat, e zisgibien en eur vale a gommansaz tenna tamoezenou.

24 Hag ar farizianed a lavaraz dezan; Sell, perag a reont-ei er pez n'eo ket permetet en deisiou ar sabbat?

25 Hag hen a lavaraz dezei; Ha n'hoc'h eus-hu ket biscoas lennet ar pez a reaz David, pa en doe ezom, ha pa en doe naoun, hen hag ar re a oa gantan?

26 Penaos ez eaz en ti Doue, en amzer Abiathar ar

beleg-braz, hag e tebraz ar baraou discouezet, pere na oa ket permetet o dibri nemed d'ar veleien, hag e roaz ive anezei d'ar re a oa gantan ?

27 Hag hen a lavaraz dezei; Ar sabbat a zo bet grêd evid an den, ba ne ked an den evid ar sabbat.

28 Dre-ze Mab an Den a zo mestr memes eus ar sabbat.

## CHAB. III.

1 Hag hen az eaz adare er sinagog; ba bez' e oa eno un den pehini en doa un dorn dizec'het.

2 Hag ind a rea goall evez outan, *da oueted* bag ben a iac'haje anezan da zeiz ar sabbat, evit ma tamaljend anezan.

3 Hag hen a lavaraz d'an den pebini en doa an dorn dizec'bet ; Saô er c'hreiz.

4 Neuze e lavaraz dezei, Ha permetet eo da zeiz ar sabbat ober ar mâd, pe ober an droug ? savetei ar vuez, pe laza ? Mes int a davaz.

5 Hag o selled en-dro outei gant buanegez, o veza glac'haret eus a galeder o c'halon, a lavaraz d'an den ; Asten da zorn. Hag hen a astenaz : hag e zorn a zeuaz iac'h evel egile.

6 Neuze ar farizianed, o veza eed er meas, en em guzuliaz hep-dale gand an Herodianed a-enep dezan, penaos e rajend evid e goll.

7 Ha Jesus en em dennaz gand e zisgibien etrezeg ar môr : hag ur foul braz ben heuliaz eus a C'balile, bag eus a Jude,

8 Hag eus a Jerusalem, hag eus a Idumea, hag eus an tu all d'ar Jourdan, hag ar re eus a en-dro *da* Dir ha da Zidon, ur foul braz, o veza clevet an traou braz a rea, a zeuaz d'e gaoud.

9 Hag hen a lavaraz d'e zisgibien derc'hel prest ur vâg dezan, abalamour d'ar foul pobl, gand aoun na vije gouasget gantei.

10 Rag be' en doa iac'beet calz, en hevelep doare ma en em daole warnezan, evit toucha anezan, kemend hag o doa goall-glenvejou.

11 Hag ar sperejou impur, pa her gouelent, en em broaterne diragan, hag a grie, o lavaroud ; Te eo Mab Doue.

12 Mes hen a c'borc'hemenaz stard dezei, na zisclerjent ked anezan.

13 Hag ben a biniaz war ar menez, hag a c'balvaz davetan ar re a felle dezan ; hag e teujond d'e gaoud.

14 Hag hen a lekeaz daouzeg evit beza gantan, hag evid ma caschе anezei da brezegi ;

15 Ha da gaoud ar galloud da iac'haad ar c'hlenvejou, ba da gas kuit an drougsperejou :

16 Simon, da bebini e roaz an banô a Ber ;

17 Ha Jakes *mab* Zebede,

ha ian breûr Jakes, da bere e roaz an hanô Boanerjes, da lavaroud eo, mipien ar gurun;

18 Hag Andre, ha Filip, ha Barthelemi, ha Maze, ha Thomas, ha Jakes *mab* Alfe, ha Thadde, ha Simon ar C'hananead,

19 Ha Judas Iscariot, pehini ive hen trahissaz.

20 Neuze e teujond en ti; hag ar bobl en em zastumaz adare, en hevelep doare na hellend ket memes dibri bara

21 Ha pa glevaz e gerent kement-se, ez ejond evit cregi ennan; rag lavaroud a reant penaos e oa colled e skiant gantan.

22 Hag ar scribed, pere a oa diskened eus a Jerusalem, a lavare; Bez' ema Beelzebub gantan, ha dre brinç an droug-sperejou eo e cas kuit an droug-sperejou.

23 Hag o veza galvet anezei, e lavaraz dezei en parabolenou; Penaos e hell Satan cas Satan kuit?

24 Ha mar bez ur rouantelez diviset a-enep he-unan, na hell ked ar rouantelez-ze choum en he sa.

25 Ha mar bez un ti diviset a-enep e-unan, na hell ked an ti-ze choum en e za.

26 Mar sav eta Satan a-enep e-unan, hag eo diviset, na hell ked en em genderc'hel, mes fin en deus.

27 Den na hell aotren en ti un den cre, ha pilia e vadou, nemed da genta en defe ereed an den cre, ha neuze e pilio e di.

28 E gourionez e lavarao deoch, penaos an holl bec'hejou a vezo pardonet da vipien an dud, *hag an holl* ouall-gomzou dre bere o devezo goall-gomzet;

29 Mes piou benag a ouall-gomzo a-eneb ar Spered-Santel, na vezo biken pardonet dezan, mes dalc'het eo da ur varn eternel.

30 Rag hei a lavare; Ur spered impur en deus.

31 Dond a reaz eta e vam hag e vreudeur, hag o choum er meas, e caschond dezan, evid e c'hervel.

32 Ha calz a bobl a oa azezet war dro dezan: hag e leverjond dezan; Setu da vam ha da vreudeur er meas, o clasg ac'hanod.

33 Hag hen a respontaz dezei, o lavaroud; Piou eo va mam pe va breudeur?

34 Hag en eur zelled endro oud ar re a oa azezet war dro dezan, e lavaraz; Setu va mam ha va breudeur.

35 Rag piou-benag a rai bolonte Doue, hennes eo va breûr, ha va c'hoar ha va mam.

## CHAB. IV.

1 Hag hen a gommansaz adare da gelen e-tal ar môr: hag ur bobl vraz en em zastumaz war e dro, en hevelep doare ma biniaz war ur vâg,

hag ec'h azezaz war ar môr . hag an holl hobl a oa war an douar , e hord ar môr.

2 Hag hen a zesge dezei calz a draou dre harabolenou : hag e lavare dezei en a gelenadurez ;

3 Selaouit ; Setu an hader az eaz er meas da hada.

4 Hag evel ma hade , e c'hoarvezaz da zarn coneza a-hed an hent ; ha laboused anenv a zeuaz, hag e zebraz.

5 Lod all a gouezaz en ul lec'h meinec, e pe lec'h n'en doa ket calz a zouar ; hag a savaz kerkent , dre n'en doa ked a zounder douar :

6 Mes pa oe saved an heol, e ne losket, ha dre n'en doa ked a c'hrisien , e sec'haz

7 Ha lod all a gouezaz e-touez an dreiu ; hag an drein a zavaz, hag a vougaz anezan, ha na roaz ked a frouez.

8 Ha lod all a gouezaz en douar mâd ; hag e roaz frouez , pehini a zavaz hag a gresgaz , hag e rapportaz unan tregond, un all tri-ugent, hag un all cant.

9 Hag hen a lavaraz dezei ; Ra zelaouo neb en deus discouarn da gleved.

10 Ha pa edo e-unan , ar re a oa en-dro dezan gand an daouzeg , a c'houlenaz digantan diwarhen ar harabolen-ze.

11 Hag hon a lavaraz dezei; Roed eo deoc'h da anaoud traou cuz rouantelez Doue ; mes d'ar re a zo en diaveas , pep-tra a zo grēd dre harabolenou :

12 Evid o oueled ma oueiont, ha na apersevond ked ; hag o cleved ma clevont , ha na gomprenont ked ; gand aoun na zistrofent, ha na ve pardonet dezei o fec'hejon.

13 Hag e lavaraz dezei ; Ha na gomprenit-hu ked ar harabolen-ze ? Penaos eta e comprenot-bu an holl harabolenou ?

14 An hader a had ar ger.

15 Hag ar re a zo a-hed an hent, el lec'h e hader ar ger, eo ar re, pa o deus e gleved, e teu Satan rag-tal , hag e lam ar ger a oa bet hadet en o c'halonou.

16 Evel se , ar re a reseȯ an had el lec'hiou meinec eo ar re , pa o deus cleved ar ger, a reseȯ anezan kerkent gant joa ;

17 Mes n'o deus ked a c'hrisien ennei o-unan , ha n'emaint nemed evid un amzer : neuze pa c'hoarvez trubul pe bersecusion ahalamour d'ar ger , kerkent e cavoot un abec-a-lam.

18 Hag ar re a reseȯ an had e-touez an drein, eo ar re a zelaou ar ger ;

19 Mes soursiou ar bed-ma, ha tromplerez ar madou , hag ar c'hoantou eus an traou all oc'h antren eharz , a voug ar ger, hag e teu da veza difrouez.

20 Mes ar re o deus resevet an had en douar mâd, eo ar

re a zelaou ar ger, hag a reseô anezan, hag a zoug frouez, unan tregont, un all tri-ugent, hag un all cant.

21 Hag hen a lavaraz dezei; Ha digas a rër ur c'houlaouen evid hel lakaad dindan ur boezel, pa dindan ur gouele? ha n'eo ked evid hel lakaad war ur c'hantoler?

22 Rag n'eus netra a guzat, ha na dle beza discleriet; ha n'eo miret netra cuzet nemed evit ma teuo da veza anat.

23 Mar en deus neb di-scouarn da glevet ra zelaouo.

24 Hag hen a lavaraz dezei; Likid evez oud ar pez a glevit. Diouc'h ar mezur gant pehini e vezurit, e vezo mezuret deoc'h : ha deoc'h-hu pere a zelaou, a vezo roed ouc'h pen.

25 Rag da neb en deus, a vezo roed dezan; hag evid an hini n'en deus ket, e vezo lamed digantan memes ar pez an deus.

26 Hag hen a lavaraz; Rouantelez Doue a zo henvel oud un den pa en deus taolet had en douar;

27 Hag *endra* ma cousg ha ma saô an nos hag en deiz, an bad a ziouañ hag a gresg, hep ma ôar hen penaos.

28 Rag an douar a zoug frouez anezan e-unan; da genta ar geot, goude an damoezen, goude-ze an ed leûn ebarz an damoezen.

29 Ha pa eo dare ar frouez, hen a laka rag-tal ar fals ennan, dre ma eo deued an eost.

30 Hag hen a lavaraz; Ouc'h petra e comparimp-ni rouantelez Doue? pe dre be henvelidigez e raimp-ni he c'hompari?

31 Henvel *eo* oud ur c'hreunen sezo, pehini, pa eo hadet en douar, a zo ar bihana eus an holl hadou a zo war an douar;

32 Mes pa eo hadet, é sav, hag e teu brasoc'h eged an holl louzou, hag e taol hrankou braz, en hevelep doare ma hell lahoused an env ober choumach dindan e skeûd.

33 Ha dre galz a barabolenou eus ar sort-ze e tisceriaz dezei ar ger, diouc'h ma hellent selaou anezan.

34 Hogen na gomzaz ked outei hep parabolenou; mes a-du hen a zisplege pep tra d'a zisgibien.

35 Endevez-ze, pa oe deued ar pardaez, hen a lavaraz dezei, Tremenomp en tu all.

36 Hag o veza caset kuit ar bobl, e kemerjond anezan evel ma oa er vâg. ha bez' e oa bagou all gantan.

37 Hag a savaz ur stourm braz a avel, hag an taoliou môr en em stlape er vâg, en hevelep doare ma oa dija leûn.

38 Hag hen a oa e pen diadre ar vâg, o cousga war ur pluec · dihuna a rejond anezan, hag e leverjond dezan; Kalaner, ha na rez-ta van e-hed, emomp o perissa?

39 Hag hen, o veza savet,

a c'hourdrouzaz an avel, hag a lavaraz d'ar mòr ; Taô, bez sioul. Hag an avel a baouezaz hag ur c'halm braz a oe grêt.

40 Hag e lavaraz dezei ; Perag oc'h-hu ken aounic ? penaoa n'hoc'h eus-hu ked a feiz ?

41 Hag hei o doe ur spount braz, hag e lavarend an eil d'egile : Piou 'ta eo he-ma, pa ra memes an avel hag ar mòr senti outan ?

## CHAB. V.

1 Hag hei a zeuaz en tu all d'ar mòr, en hro ar Gadarened.

2 Ha pa oa eed ens ar vâg, e teuaz rag-tal d'e rancontri sus ar besiou un den dalc'het gand ur spered impur,

3 Pehini a rea e choumach e-touez ar besiou ; ha den na belle e eren, nan memes gant chadenou ;

4 Rag alies e oa bet ereet gant hualou ha gant chadenau, hag en doa toret ar chadennu ha diframet an hualou ; ha den na belle donva anezan.

5 Hag e oa atao, nos ha deiz, er menesiou hag er besiou, o c'harmi hag oc'h en em skeja gant mein.

6 Mes pa ouelaz Jesus a bell, e redaz hag ec'h adoraz anezan ;

7 Hag o cria gand ur voues uhel, e lavaraz ; Petra a zo etre te ha me, Jesus, Mab an Doue goruhela ? Da gonjuri a ran dre Zoue, na dourmant ked ac'hanoun.

8 Rag hen a lavare dezan; Spered impur, kea er meas eus an den-ze.

9 Hag e c'houlenaz digantan ; Pe hanô ec'h eus ? Hag hen a respontaz, o lavaroud ; Lejion eo va hanô, rag cals omp.

10 Hag e pede meurhed anezan, na gasche ked anezei er meas eus ar vro.

11 Hogen bez' e oa eno war-zu ar menesiou ur vanden vraz a voc'h o peuri.

12 Hag an holl zroug-sperejou a bedaz anezan, o lavaroud ; Cas ac'hanomp er moc'h, evit ma'z aimp ennei.

13 Ha rag-tal Jesus a bermetaz dezei. Hag ar sperejou impur, o veza eed er meas, a antreaz er moc'h ; hag ar vanden, pehini a oa wardro daou vil, en em daolaz gant frouden diwar ar sounlec'h d'an traôn er mòr, hag e oent mouget er mòr.

14 Hag ar re a vese ar moc'h a dec'haz, hag a gasaz ar c'helou-*ze* en kêr ha war ar meas. Hag *an dud* a zortiaz da oueled ar pez a oa c'hoarvezet :

15 Hag e teujond etreza Jesus, hag e oueljond an hini a oa bet dalc'het gaad an droug-spered, hag en doa bed al lejion, azezet, ha gouisget, hag en e skiant-vâd: hag ind o doe aoun.

16 Hag ar re o doa goueled a racontaz dezei ar pez a oa c'hoarvezet gand an hini a oa dalc'het gand an droug-spered, ha gand ar moc'h.

17 Hag e commanschond e bidi da vont kuit eus o bro.

18 Ha pa oe piniet ar vâg, an hini a oa bet dalc'het gand an droug-spered a hedaz anezan m'en lezcha da veza gantan.

19 Hogen Jesus na bermetaz ked dezan, mes lavaroud a reaz dezan ; Kea d'az ti da gaoud da dud, ha lavar dezei pehez traou braz en deus grêd an Aotrou d'id, ha penaos en deus bet truez ouzid.

20 Hag hen az eaz kuit, hag en em lekeaz da bublia en Decapolis pebez traou braz en doa Jesus grêd dezan: hag an holl a oe souezet braz.

21 Ha Jesus, o veza adare treuzet er vâg d'an tu all, ur foul braz a dud en em zastumaz davetan: hag hen a oa tost d'ar môr.

22 Ha setu e teuaz unan eus a henou ar sinagog, hanvat Jairus, ha pa ouelaz anezan, en em daolaz d'a dreid ;

23 Hag e pedaz stard anezan, o lavaroud ; Va merc'h viban a zo prest da vervel ; *me az ped*, deus da lakaad da zaouarn warnezi, evit ma vezo iac'heet ; hag e vevo,

24 Hag hen az eaz gantan : hag ur hobl vraz a heuliaz anezan, hag a vac'he anezan.

25 Neuze ur vaouez, pehini a doa un diouad daouzec vloaz a oa,

26 Ha pehini 'e doa souffret calz *etre daouarn* meûr a vedeusin, hag e doa dispiniet kemend e doa, hep caout gouellaad e-bed, mes kentoc'h a oa eet gouas-oc'h-ouaz,

27 O veza clevet comza eus a Jesus, a zeuaz a-ziadre etouez ar foul, hag a douchaz e zae :

28 Rag lavaroud a rea; Mar gellan hep-ken toucha e zae, e vezin iac'heet.

29 Ha diouc'h-tu mamen he gouâd a oe dizec'het ; hag hi a zantaz en he c'horf pennos e oa pareet eus he gouli.

30 Ha kerkent Jesus, oc'h anaoud ennan e-unan ar galloud a oa eed eus anezan, a droaz e-creiz ar foul, en eul lavaroud, Piou en deus touchet va dillad ?

31 Hag e zisgibien a lavaraz dezan ; Goualed a rez e vac'h ar foul ac'hanod, hag e leverez ; Piou an deus touchet ac'hanoun ?

32 Hag hen a zelle endro avit goueled an hini e doa grêt kement-se.

33 Neuze ar vaouez, spountet bag en eur grena, o c'houzoud ar pez a oa bet grêd enni, a zeuaz hag en em daolaz diragan, hag e lavaraz dezan an holl ouirionez.

34 Hag hen a lavaraz dazi; *Va* merc'h, da feiz en deus

da zaveteet; kea en peoc'h, ha bez pare eus da c'houli.

35 Pa gomze c'hoas, e teuaz tud eus *a di* pen ar sinagog, o lavaroud; Da verc'h a zo marô; perag e scuizezte c'hoas ar C'helener?

36 Mes Jesus, kerkent a ma clevaz ar gomz a lavared, a lavaraz da hen ar sinagog; N'az pez ked a aoun, cred hep-ken.

37 Ha na hermetaz da zen mond war e lerc'h, nemed da Ber, ha da Jakes, ha da Ian breûr Jakes.

38 Hag o veza deued da di pen ar sinagog, e ouelaz an drouz, hag ar re a ouelle hag a laoske criadenou cre.

39 Hag o veza eed ebarz, hen a lavaraz dezei; Perag e rit-hu trouz hag e oueilit-hu? Ne ked marô ar bugel, mes cousget *eo*.

40 Hag e reant goab anezan: mes hen, goude beza lekeed an holl er meas, a gemeraz tad ha mam ar bugel, hag ar re a oa gantan, hag a antreaz el lec'h ma oa gourvezet ar bugel.

41 Hag o kemered dorn ar bugel, a lavaraz dezi; Talitha, coumi; da lavaroud eo; Plac'h vihan, (me a lavar d'id), saô.

42 Ha rag-tal e savaz ar plac'h vihan, hag e valeaz; rag daouzec vloaz e doa. Hag e oent sonezet meurbed.

43 Hag hen a c'hurc'hemenaz stard dezei *na oueje* den an dra ze: hag e lavaraz rei da zibri dezi.

## CHAB. VI.

1 Hag hen az eaz ac'hano, hag a zeuaz en e vro e-unan; hag e zisgibien a heuliaz anezan.

2 Ha deiz ar sabbat o veza deuet, hen a gommansaz kelen er sinagog; ha calz, o cleved anezan, a oa souezet meurbed, hag e lavarent; A be lec'h e *teu* an traou-ze da he-ma? ha petra eo ar furnez-ze a zo bet roed dezan, hag ema grêt burzudou ker braz dre e zaouarn?

3 Ha n'eo ket he-ma ar c'halvez, mab Mari, breûr Jakes, ha Joses, ha Judas, ha Simon? Hag e c'hoarezed, ha n'emaint-ei ked ama ganeomp? Hag e cavchond un abec-a-lam ennan.

4 Mes Jesus a lavaraz dezei; Ur profed ne d eo ked disprijet nemed en e vro, hag e-touez e gerent hag en e di e-unan.

5 Ha na hellaz ober eno burzud e-bed, nemet ma iac'heaz un niver bihan a dud clanv en eul lakaad e zaouarn warnezei.

6 Hag hen a oa souezet gand o digredoni: hag hen az ea dre ar villajenou tro-war-dro, en eur gelen.

7 Hag hen a c'halvaz an daouzeg; hag e commansaz o c'has daou-ha-daou, hag

e roaz dezei galloud war ar sperejou impur :

8 Hag e c'horc'hemenaz dezei na gemerchent netra evid an hent, nemed ur vâz hep-ken; na maleten, na bara, nag arc'haod en o gouriz :

9 Mes da veza arc'henet gant sandalou, ha na zougchent ket diou zae.

10 Hag e lavaraz dezei ; E pe lec'h benag ec'h antreot en un ti, choumid ennan hete ma'z eot kuit eus al lec'h-ze.

11 Ha piou-benag n'ho tigemero ket, ha na zelaouo ked ac'hanoc'h, pa'z eot kuid ac'hano, hejid ar poultr a vezo dindan ho treid, da desteni dezei. E gouirionez e lavaran deoc'h, peoaos e vezo gouzanvusoc'h d'ar ro eus a Sodom ha Gomor en deiz ar varn eged d'ar gèr-ze.

12 Hag o veza eet kuit, e prezegjont ma raje an dud distrei.

13 Hag e caschont kuit calz a zroug-sperejou, hag e eolchont gand eôl calz a dud clanv, hag e iac'hejond anezei.

14 Hag ar roue Herodes a glevaz *comz eus a Jesus* (rag e hanô a oa brudet braz), hag e lavaraz; Iann ar Badezour a zo saved dioud ar re-varô, ha dre-ze eo e labour galloudou burzudus eooan.

15 Re all a lavare; Elias eo. Lod all a lavare; Ez eo ur profed, pe evel unan eus ar brofeded.

16 Mes pa glevaz Herodes, e lavaraz ; Iann eo pehini em eus dibenet, saved eo dioud ar re-varô.

17 Rag Herodes en doa caset da gemered Iann, ha d'e eren en prizon, abalamour da Herodias, greg Filip e vreûr ; rag hen eo doa dimezet anezi.

18 Rag Iann en doa lavaret da Herodes ; Ne ket permetet d'id caout greg da vreûr.

19 Rag se Herodias e doa droug outan, hag e doa c'hoant d'e laza; mes na belle ket :

20 Rag Herodes a zouje Iann, o e houzout penaos e oa un den just ha santel, hag e tifene anezan ; ha goude m'en defe clevet anezan, ober a rea meûr a dra, hag e selaoue anezan gant plijadur.

21 Hogen un devez favorabl o veza deuet, pa reaz Herodes da zeiz e c'hanedigez ur goan d'e aotrounez, d'e genta offiserien, ha d'ar penou eus a C'halile ;

22 Ha merc'h an Herodiasze a antreaz eno, hag o veza danset, ha plijet da Herodes had'ar re a oa ken-azezet *ouc'h taol* gantan, ar roue a lavaraz d'ar plac'h iaouank, Gouleo diganen ar pez a giri, hag her roin d'id.

23 Hag e touaz dezi; Pe draheoag a c'houlem diganeo, me her roio d'id, beteg an hanter eus va rouantelez.

24 Hag o veza eed er meas, e lavaraz-hi d'he mam ; Petra

a c'houleoio-me? Hag hi a lavaraz, Pen Ian ar Badezour.

25 Ha diouc'h-tu hi a antreaz gant hast da gaoud ar roue, hag a c'houlenaz, o lavaroud; Me a fell e rofez d'in rag-tal en ur plad pen Ian ar Badezour.

26 Hag ar roue a oe glac'haret braz; coulsgoude abalamour d'e le ha d'ar re a oa ken-azezet gantan, na felle ked dezan refusi dezi.

27 Hag ar roua a gasaz diouc'h-tu unan eus e ouarded, hag a c'horc'hemenaz digas e ben.

28 *Ar gouard* az eaz, hag a drouc'haz e ben dezan ebarz ar prizon, hag a zigasaz e ben en ur plad, hag her roaz d'ar plac'h iaouank, hag ar plac'h iaouank her roaz d'he mam.

29 Hag e zisgibien o veza clevet kement se, a zeuaz hag a gemeraz e gorf, hag e lekejond anezan en ur bez.

30 Hag an ebestel a zeuaz assambles etreze Jesus, hag a racontaz dezan pep-tra, kemend o doa grêt ha kemend o doa kelenet.

31 Hag hen a lavaraz dezei; Deut a-du en ul lec'h dezert, ha reposit un nebeud: rag calz a zeue hag a iea, ha n'o doa ket memes an amzer da zibri.

32 Hag ez ejond ac'hano an ur vâga-du da ul lec'h dezert.

33 Hogen ar bobl a ouelaz anezei o vont kuit, ha calz hen anavezaz, hag e redchond di war droad eus an holl c'heriou, hag a tiaraogchond anezei, hag en em zastumchond diragan.

34 Ha Jesus pa zeuaz er meas, a ouelaz calz a bobl, hag en doa truez outei, dre ma oand evel denved hep mesaer; hag hen en em lekeaz da ziski calz a draou dezei.

35 Ha pa oa deued da veza divezad, e zisgibien a zeuaz d'e gaout, hag a lavaraz; Al lec'h-ma a zo dezert, ha divezad eo;

36 Cas anezei kuit, evit ma'z aint war ar meas hag er c'heriou diwar-dro, evit ma prenint bara; rag n'o deus netra da zibri.

37 Mes hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Roit c'houi da zibri dezei. Hag e leverjond dezan; Ha mond a raimp-ni da brena evit daou c'hant diner a vara, evit rei dezei da zibri?

38 Hag hen a lavaraz dezei; Ped bara hoc'h eus-hu? id, ha gouelit. Ha pa o doe gouezet, e leverjond; Pemp a daou hesg

39 Hag hen a c'horc'hemenaz dezei ma lakajend an holl da azeza a vandenou war ar geot glaz.

40 Hag ec'h azezjond a rankajou a gantou hag a hanter-cantou.

41 Ha pa en doe kemered ar pemp bara hag an daou hesg, hen a zellaz en env,

hag a vennigaz, hag a doraz ar baraou, hag o roaz d'e zisgibien, evit ma lakajend anezei diragei; hag e ranaz an daou hesg etrezei holl.

42 Hag e tebjond holl, hag e oent rassaziet.

43 Hag a tastumchond daouzeg paner leùn eus an nemoranchou *bara*, hag eus ar pesged.

44 Hag ar re o doa debret eus ar baraou a oa war-dro pemp mil den.

45 Ha kerkent hen a reaz d'e zisgibien piniad er vàg, ha mond en e raog en tu all etrezeg Bethsaida, e-pad ma casche kuit ar bohl.

46 Ha pa en doe o c'haset kuit, ez eaz war ur menez evit pedi.

47 Ha pa oe deued an abardaez, ar vàg a oa e creiz ar mòr, hag han e-unan war an douar.

48 Hag hen a ouelaz penaos o doa heac'h o roenva, rag an avel a oa enep dezei; ha war-dro ar bederved beilladen eus an nos e teuaz etrezei, o vale war ar mòr; ha c'hoant en doa d'o diaraogi

49 Mes hei pa oueljend anezan o vale war ar mòr, a gredaz penaos e oa un teûz, hag a griaz.

50 Hag holl e oueljond anezan, hag e oent troublet: mes kerkent hen a gomzaz outei, hag a lavaraz dezei; Ho pezet fisians, me eo, n'ho pezet ked a aoun.

51 Hag e piniaz etrezei er vàg, hag an avel a baouezaz; hag e oant souezet meurbed, hag en un estlam ar vrasa.

52 Rag n'o doa ket consideret *miracl* ar baraou, rag o c'halon a oa caledet.

53 Ha pa o doe treuzet, e teujond da vro Jenezaret, hag e touarjond.

54 Ha pa oend eed er meas eus ar vàg, ec'h anaveschond anezan rag tal,

55 Hag e redchond dre an holl vro ze, hag e commanschond digas a hep tu ar re glanv war flejou el lec'h ma clevent e oa.

56 Hag e pe lec'h-benag ma antree, er hourgou, pe er c'heriou, pe war ar meas, e lekeend an dud clanv er blasenou, hag e pedent anezan ma hellent da vihana toucha ar hord eus e zae. ha kement bini hag a douche outan, a oa iac'heet.

## CHAB. VII.

1 Neuze en em assamblaz davetan ar farizianed, ha scribed-henag, pere a oa deued eus a Jerusalem.

2 Ha pa oueljont lod eus e zisgibien o tibri bara gand daouarn souillet, da lavaroud eo, hep beza goualc'het, e cavchond da damal.

3 (Rag ar farizianed, hag an holl Judevien, na zebront ket hep beza goualc'hed o

daouarn gant mel an-dorn, o terc'hel tradision ar re goz.

4 Ha pa zeuond eus ar marc'had, na zebront ket, heb beza o zoubet. Ha calz traou all a zo pere o deus kemered evid o miroud, evel souba an tasou, ar podou, al listri arm hag ar goueleou)

5 Neuze ar farizianed hag ar scribed a c'houlenaz dezan; Perag na vale ked da zisgibien hervez tradision ar re goz, mes e reont dibri bara gand daouzarn heb beza goualc'het?

6 Hogen hen a respontaz hag a lavaraz dezei, Profetiset mâd en deus Izaias diwar ho pen, hipocrited, hervez ma eo scrivet, Ar bobl-ma a enor ac'hanoun a vuzelou, mes o c'halon a zo goall bell diouzin.

7 Hogen en vên eo ec'h adoront ac'hanoun, o tiski doctrinou hag a zo gorc'hemenou an dud.

8 Rag o lezel gorc'hemen Doue, e talc'hit da dradision an dud, o souba ar podou hag an tasou, hag e rit calz a draou all eus ar sort-ze.

9 Hag e lavaraz dezei, Caer e torit gorc'hemen Doue, evit mirout ho tradision.

10 Rag Moises en deus lavaret; Enor da dad ha da vam; ha piou-benag a zroug-pedo gand e dad pe gand e vam, ra vezo lekeed d'ar marô.

11 Mes c'houi a lavar; Ma lavar un den d'e dad pe d'e vam; Corban (da lavaroud eo, un donezon consacret), eo kemend em eus hag a helfe beza talvoudec d'id;

12 N'hel lezit mui da ober netra evid e dad pe e vam;

13 O lakaad da veza dic'halloud ger Doue dre ho tradision, pehini hoc'h eus grêt: hag e rit c'hoas calz a draou eus ar sort-se.

14 Hag o veza galvet an holl bobl, hen a lavaraz dezei; Va c'hlevit holl, ha comprenit:

15 N'eus netra a ziaveas an den hag a antre ennan, a hell e soulia; mes an traou a zeu er meas eus anezan, ar re-ze eo a souil an den.

16 Mar en deus unan-benag discouarn da zelaoui, ra zelaouo.

17 Ha goude ma oe eed en ti eus a douez ar bobl, e zisgibien a interrojaz anezan diwarben ar barabolen-ze.

18 Hag hen a lavaraz dezei; Ha c'houi ive a zo hep ententamant? Ha na gomprenit-hu ket penaos kement tra a ziaveas hag a antre en den, na hell ket soulia anezan?

19 Rag na antre ked er galon, mes er c'hov, a be lec'h e couez d'an traôn, o searza an holl vouedou.

20 Mes, emezan, ar pez a zeu eus an den eo a souil an den.

21 Rag a ziabarz, eus a galon an dud, e teu ar sonjesonou fall, an avoultriezou,

ar fornicasionou, al lazer-esiou,

22 Al laeronsiou, an avaristed, ar fallentesiou, ar faosoni, an impudicite, an droug-lagad, an droug-comzou, an orgouil, ar follentez.

23 An holl fallentesiou-ze a zeu eus an diabarz, hag a souil an den.

24 Hag o vont kuit ac'hano, ez eaz war harzou Tir ha Sidon; hag o veza eed en un ti, e felle dezan na vije se gouezet gand den: mes na hellaz ket beza euzet;

25 Rag ur oureg, merc'h viban pehini a oa dalc'het gand ur spered impur, o veza clevet comz anezan, a zeuaz hag en em daolaz oud e dreid;

26 (Hogen ar oureg-ze a oa Grekes, ur Sirofenisiades a nasion); hag e pedaz anezan da gas an droug-spered er meas eus he merc'h.

27 Mes Jesus a lavaraz dezi; Lez da genta ar vugale da gaoud o goualc'h; rag ne ked deread kemered bara ar vugale, hag e deurel d'ar chas bihan.

28 Mes hi a respontaz hag a lavaraz dezan; Gouir eo, Aotrou; coulsgoude ar chas bihan a zebr dindan an daol bruzunenou ar vugale.

29 Neuze hen a lavaraz dezi; Abalamour d'ar ger-ze, kea kuit, eed eo an droug-spered er meas eus da verc'h.

30 Ha pa oa eed en he zi, e cavaz e oe eet kuit an droug-spered, hag he merc'h gourvezet war ar gouele.

31 Hag o kuitaad adare costesiou Tir a Sidon, hen a zeuaz etrezeg môr Galile, dra greiz costesiou Decapolis.

32 Hag e oe cased dezan un den bouzar, pehini a oa dalc'hed en e gomz; hag e pedchond anezan da lakaad e zorn warnezan.

33 Hag o veza tennet anezan a-du eus ar foul, e lekeaz e vizied en e ziscouarn; hag o veza cranchet, a touchaz e deod;

34 Hag o seval e zaou-lagad d'an env, ec'h huanadaz, hag e lavaraz dezan; Effatha, da lavaroud eo, digor.

35 Ha rag-tal e ziscouarn a oe digoret, ha stagel e deod a oe diereed, hag e comzaz freaz.

36 Hag hen a zifenaz outei n'*het* lavarjend da zen e bed; mes seul-vui ma zifene outei, seul-vui e vrudent anezan.

37 Hag e oant souezet meurbed, o lavaroud; Grēt màd eo pep tra gantan; ober a ra d'ar re vouzar clevet, ha d'ar re vùd comza.

## CHAB. VIII.

1 En deisiou-ze, pa oa braz meurbed ar foul, ha n'o doa netra da zibri, Jesus a c'halvaz e zisgibien, hag a lavaraz dezei;

2 Me em eus truez oud ar bobl-ze; rag bez' ez eus brema tri deiz e choumont ganen, ha n'o deus netra da zibri.

3 Ha mar casan anezei d'o zi war iun, e failînt en hend; rag lod anezei a zo deued a bell.

4 Hag e zisgihien a respontaz dezan; A he lec'h e heller caout bara da rassazia anezei ama en dezert?

5 Hag hen a c'houlenaz digantei; Ped bara hoc'h eus-hu? Hag hei a lavaraz; Seiz.

6 Neuze e c'horc'hemenaz d'ar hobl azeza war an douar: hag o veza kemered ar seiz bara, hen a drugarekaaz, *o* zoraz, hag *o* roaz d'e zisgihien evid o lakaad diragei: hag ind o lekeaz dirag ar hobl.

7 Bez' o doa ive un nebeut pesgedigou: hag o veza benniget, e lavaraz lakaad ar re-ze ive diragei.

8 Hag e tebjond, hag e oent rassaziet; hag e tastumchont seiz panerad eus an tamou choumet a-zilerc'h.

9 Hag ar re o doa debret a oa war-dro pevar mil: hag hen o c'hasaz kuit.

10 Ha rag-tal hen a biniaz en ur vâg gand e zisgihien, hag a zeuaz en kartierou Dalmanutha.

11 Hag e teuaz er meas farizianed, pere a gommansaz disput gantan, o c'houlen digantan ur sin-benag eus an env, o tenti anezan.

12 Hag hen, oc'h huanadi doun en e spered, a lavaraz; Perag e c'houlen ar generasion-ma ur sin? E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos na vezo ket roed a sin d'ar generasion-ma.

13 Hag o veza lezet anezei, e piniaz adare er vâg, hag e tremenaz en tu all

14 Hogen an disgihien o doa ancounac'heet kemeret bara, ha n'o doa nemed ur hara gantei er vâg.

15 Hag hen a c'horc'hemenaz dezei, o lavaroud, Likid evez, en em zioualîid out goell ar farizianed, hag out goell Herodes.

16 Hag hei a rezone etrezei o unan, o lavaroud; Abalamour n'hon eus ked a vara *eo*.

17 Ha Jesus, oc'h anaoud kement-se, a lavaraz dezei; Perag e rezonit-hu, dre n'hoc'h eus ked a vara? ha na gousiderit-hu ket c'hoas, ha na gompreunit-hu ket? hag ho calon-hu a zo c'hoas caled?

18 Pa hoc'h eus daoulagad, ha na ouelit-hu ket? ha pa hoc'h eus discouarn, ha na glevit-hu ket? ha n'hoc'h eus-hu ked a vemor?

19 Pa doriz pemp bara evit pemp mil *den*, pet panerad leùn a damou choumed a-zilerc'h ho poa dastumet? Hei a lavaraz dezan; Daouzeg.

20 Ha pa *doriz* ar seiz bara evit pevar mil *den*, pet panerad leùn a damou choumed a-zilerc'h a zastumjoc'h? Hei a lavaraz dezan; Seiz.

21 Hag hen a lavaraz dezei ; Penaos na gomprenit-hu ket?

22 Ha pa oa deuet en Bethsaida, e oe cased dezan un den dall, hag hen pedjond da doucha anezan.

23 Hag o veza kemered dorn an den dall, e casaz anezan er meas eus ar bourg ; ha goude m'en doa cranchet war e zaou-lagad, hu lekeed e zaouarn warnezan, e c'houlenaz digantan mar gouele un dra-benag.

24 Hag o selled, hen a lavaraz ; Goueled a ran tud, henvel out gouez o vale.

25 Neuze hen a lekeaz adare e zaouarn war e zaoulagad, hag e reaz dezan selled : hag e oe pareet, hag e ouele sclêr pep-tra.

26 Hag hen a gasaz anezan d'e di, en eul lavaroud ; N'az ez ked er bourg, ha n'hel lavar ked da hini eus ar bourg.

27 Ha Jesus az eaz ac'hano gand e zisgibien e villajenou Kezare Filip : ha war an hent e c'houlenaz d'e zisgibien, o lavaroud dezei, Piou a lavar an dud oun me?

28 Hag hen a respontaz ; Jan ar Badezour ; mes re-all *a lavar*, Elias, ha re-all, unan eus ar brofeded.

29 Hag hen a lavaraz dezei ; Mes c'houi, piou a livirit-hu oun-me? Ha Per a respontaz hag a lavaraz dezan ; Te eo ar C'hrist

30 Hag hen a zifenaz stard outei na lavarend *an dra ma* anezan da zen.

31 Neuze e commansaz diski dezei, penaos e oa red da Vab an Den souffr calz, ha beza rejetet gand ar re ansien, ha gand ar penveleien, ha gand ar scribed, ha beza lazet, ha goude tri deiz resussita.

32 Hag hen a lavaraz ar gomz-ze sclêr. Ha Per a gemeraz anezan a-du, hag a gommansaz e repreni

33 Mes goude beza troet, ha selled oud e zisgibien, hen a reprenaz Per, o lavaroud ; Ke adre d'in, satan ; rag na brederiez ked an traou eus a Zoue, mes ar re eus an dud

34 Hag o veza galvet ar bobl gand e zisgibien, e lavaraz dezei ; Piou-benag a fell dezan doud war va lerc'h, ra renonso dezan e-unan, ra zougo e groaz, ha ra heulio ac'hanoun

35 Rag piou-benag a fello dezan savetei e vuez, he c'hollo ; mes piou-benag a gollo e vuez abalamour d'in ha d'an aviel, a zaveteo anezi

36 Rag petra a dalfe da un den gounid ar bed holl, ma rafe coll e ene?

37 Pe petra a rofe an den da ranson evid e ene ?

38 Rag piou-benag en devezo mez ac'hanoun hag eus va geriou, er generasion avoultr ha pec'her-ma, Mab an Den en devezo ive mez

anezan, pa zeuo en gloar e Dad gand an eled santel.

39 Hag hen a lavaraz dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos ez eus hinienou en o za ama ha na danvint ked ar marô, ken n'o devezo gouelet rouantelez Doue o tond gant galloud.

## CHAB. IX.

1 Ha c'houec'h devez goude, Jesus a gemeraz *gantan* Per, Jakes ha Ian, hag o c'hasaz o-unan a-du war ur menez uhel. hag hen a oa transfiguret diragei

2 E zillad a zeuaz da veza lugernus, gouen-can evel an erc'h, ar sort n'eus candier e bed war an douar hag a helfe o gouenna *evel-se*.

3 Hag e parissaz dezei Elias ha Moises; hag ind a gomze gant Jesus.

4 Ha Per a respontaz hag a lavaraz da Jesus; Rabbi màd eo deomp beza ama: greomp teir tanten; unan evidoud, unan evit Moises, hag unan evid Elias.

5 Rag na oue petra a lavare; rag spountet braz oant.

6 Hag e teuaz ur goabren hag a c'holoaz anezei: hag ur voues a zeuaz eus ar goabren, hag a lavaraz, He-ma eo va Mab caret màd, selaouit-hen.

7 Ha kerkeut, o veza sellet tro war-dro, na oueljont mui den nemed Jesus e-unan gantei.

8 Hag evel ma tiskenent eus ar menez, hen a c'horc'hemenaz dezei na lavarjend da zen an traou o doa gouelet, ken na vije resussitet Mab an Den dioud ar re-varô.

9 Hag e talc'hjond ar gomzze ennei o-unan, o c'houlen etrezei petra a sinifi, resussita dioud ar re-varô.

10 Hag ec'h interrojond anezan; Perag e lavar ar scribed penaos eo red e teufe Elias da genta?

11 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Gouir eo penaos Elias a zeu da genta, hag ec'h adreizo an holl draou; hag evel ma eo scrivet diwarben Mab an Den, red eo dezan souffr calz a draou, ha beza disprijet.

12 Mes e lavaroud a rau deoc'h penaos Elias a zo deued dija, evel ma eo scrivet diwar e ben, hag o deus grëd dezan kement hag a felle dezei.

13 Ha pa zeuaz da gaoud e zisgibien, e oueلaz ur bobl vraz war o zro, ha scribed o tisputi gantei.

14 Ha rag-tal an holl bobl pa oueljond anezan, a oe souezet braz, hag o tiredec, e saludjond anezan.

15 Hag hen a interrojaz ar scribed; Diwarhen petra e tisputit-hu gantei?

16 Hag unan eus ar bobl a respontaz hag a lavaraz; Keiener, digased em eus va mab d'id, pehini a zo dalc'het gand ur spered mud;

17 Hag e pe lec'h-benag ma crog ennan, e stlap anezan d'un douar; hag hen a eôn hag a c'hrigons e zent, hag a zizec'h. ha me em eus lavared d'az disgibien e gas kuit, ha n'o deus ket gellet.

18 Hag hen o respont dezei, a lavaraz; O raç incredul, pe geid e vezin-me ganeoc'h? na pe geid e c'houzanvin-me ac'hanoc'h? Digasit-hen d'in.

19 Hag hei hen casaz dezan: ha kerkent ha ma ouelaz *Jesus*, ar spered a zifretaz anezan calz; hag e couezaz d'an douar, hag en em rule oc'h eoni.

20 Hag hen a c'houlenaz d'e dad; Pegeid amzer a zo abaoe ma c'hoarvez kement-se gantan? Hag hen a lavaraz; Eus e vugaleach:

21 Hag alies en deus e daoled en tân hag en dour, evid e herissa: mes mar gellez un dra-henag, sicour ac'hanomp, o caout truez ouzomp.

22 Ha Jesus a lavaraz dezan; Mar gellez cridi, pep tra a zo possubl d'an hini a gred.

23 Ha rag-tal tad ar hugel a griaz hag a lavaraz, en eur ouela; Cridi a ran, Aotrou; sicour va digredoni.

24 Ha pa ouelaz Jesus penaos e tirede ar hobl assambles, hen a c'hourdrouzaz ar spered impur, o lavaroud dezan; Spered mud ha bouzar, me a c'horc'hemen d'id, kea er meas anezan, ha na antre mui ennan.

25 Neuze en eur grial hag o tifreta calz anezan, hen a zortiaz; hag *ar bugel* a zeuaz evel unan marô, en hevelep doare ma lavare meûr a hini penaos e oa marô.

26 Mes Jesus, o kemered e zorn, a reaz dezan sevel; hag hen a savaz en e za.

27 Ha pa oe eed en ti, e zisgibien a c'houlenaz digantan a-du; Perag n'hon eus-ni ket gallet e gas kuit?

28 Hag hen a lavaraz dezei; An espeç-ze na hell ket beza caset kuit nemed dre ar heden ha dre ar iûn.

29 Hag o veza eed ac'hano, hei a dremenaz dre ar Galile; ha na felle ked dezan e vije gouezet gand den.

30 Rag hen a gelene e zisgibien, hag a lavare dezei; Mab an Den a zo livred etre daouarn an dud, hag e lazind anezan; mes goude ma vezo bet lazet e resussito an trede deiz.

31 Mes hei na gomprenent ked ar gomz-ze, hag o doa aoun d'e interroji.

32 Hag hen a zeuaz da Gafarnaom, ha pa edo en ti, e c'houlenaz dezei, Diwarben petra e tisputec'h-hu etrezoc'h en hent?

33 Mes hei a dave; rag disputet o doa etrezei en hent, piou *anezei a vije* ar hrasa.

34 Hag hen a azezaz, hag a c'halvaz an daouzeg, hag

a lavaraz dezei; Mar fell da zen beza ar c'henta, e vezo an diveza eus an holl, ha servicher an holl.

35 Neuze e kemeraz ur bugel, hag e lekeaz anezan en o c'hreiz; hag o veza kemeret anezan etre e zivrec'h, e lavaraz dezei;

36 Piou-benag a reseo unan eus a vugaligou evel he-ma em hanô, a reseo ac'hanoun; ha piou-benag a reseo ac'hanoun, ne ket me a reseo; mes an hini en deus va c'haset.

37 Neuze Ian a respontaz dezan, en eul lavaroud; Kelener, he' hon eus goueled un den o cas kuit an drougsperejou en da hanô, pehini na heûl ked ac'hanomp, hag hon eus difenet dezan, abalamour na heûl ked ac'hanomp.

38 Mes Jesus a lavaraz; Na zifenid ked dezan; rag n'eus hini a ra burzudou em hanô, hag a hell kerkent droug-comza ac'hanoun

39 Rag an hini n'eo ked a enep deomp, a zo evidomp.

40 Rag piou-benag a roio deoc'h da eva un tasad dour en em hanô, abalamour emoc'h d'ar C'hrist, e gouirionez e lavaran deoc'h, na gollo ked e recompanç.

41 Ha piou-benag a roio abec-a-lam da hini eus ar re vihan hag a gred enoun, gonelloc'h e ve dezan e ve staget ouc'h e c'houzoug ur mean mala, hag e ve taoled er môr.

42 Ha ma ro da zorn abec-a-lam d'id, trouc'h-hen: gouell eo d'id antren mons er vuez, eget caout da zaou zorn ha mond en ifern, en tân divougus;

43 E pe lec'h o frenv na varv ket, hag an tân na voug ket.

44 Ha ma ro da drood abec-a-lam d'id, trouc'h-hen: gouell eo d'id antren cam er vuez, eget caout da zaou droad ha beza taoled en ifern, en tân divougus;

45 E pe lec'h o frenv na varv ket, hag an tân na voug ket.

46 Ha ma ro da lagad abec-a-lam d'id, diframm-hen: gouell eo d'id antren en rouantelez Doue gand nl lagad hep-ken, eget caoud daou-lagad, ha beza taoled en tân ifern;

47 E pe lec'h o frenv na varv ket, hag an tân na voug ket.

48 Rag pep hini a vezo sallet gand tân; ha pep sacrifis a vezo sallet gant holen.

49 An holen a zo mad, mes mar teu an holen da veza dizall, gant petra e sallothu anezan?

50 Ho pezet holen enoc'h hoc'h-unan, ha bezit en peoc'h etrezoc'h.

## CHAB X.

1 Hag hen a zavaz ac'hano,

hag a zeuaz war harzou ar Jude, en tu all d'ar Jourdan : hag ar bobl en em zastumaz-c'hoas war e dro, ha diouc'h e gustum, hen a gelenaz adare anezei.

2 Hag ar farizianed a dostaaz outan, hag a c'houlenaz digantan, evid e denti ; Ha permetet eo da un den cas kuit e oureg?

3 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Petra en deus gorc'hemenet deoc'h Moises ?

4 Hag hei a lavaraz, Moises en deus permetet oher ur scrid a zivors, hag e c has kuit.

5 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei ; Abalamour da galeder ho calon eo en deus Moises scrivet deoc'h ar gorc'hemen-ze.

6 Mes adaleg pen-kenta ar grouidigez, Doue a reaz anezei goaz ha maouez.

7 Abalamour da ze e tiezo an den e dad hag e vam, hag en em stago oud e oureg ;

8 Hag e vezind o daou ur memes kig : evel-se ne d-int mui daou, mes ur c hig hep-ken.

9 Rag-se na zeparet ked an den ar pez en deus Doue unanet.

10 Hag ebarz an ti e zisgibien a interrojaz adare anezan diwarhen ar memes tra.

11 Hag hen a lavaraz dezei ; Piou-benag a gaso kuit e oureg, hag a gemer un all, a ra avoultriach a enep dezi.

12 Ha mar cas ur oureg he ozac'h kuit, ha mar timez gand unan all, e ra avoultriach.

13 Neuze e oe digaset dezan bugale vihan, evit ma touchje anezei . mes an disgibien a groze ar re o digase.

14 Mes Jesus o ouelet *kement-se*, a oe indiniet, hag e lavaraz dezei ; Lest ar vugaligou da zond d'am c'haout, ha na virit ked outei ; rag rouantelez Doue a zo eus ar re a zo henvel outei.

15 E gourionez e lavaran deoc'h ; Piou-benag na resevo ket rouantelez Doue evel ur hugel bihan, na antreo ked enni.

16 Ha goude beza o c'hemered etre e zivrec'h, e lekeaz e zaouarn warnezei, hag o bennigaz.

17 Ha pa oa ced er meas en hend, un den a ziredaz, hag en em zaouliaz diragan, hag a c'houlenaz dezan ; Kelener mâd, petra a rin-me evit herita ar vuez eternel ?

18 Mes Jesus a lavaraz dezan ; Petag em galvez-te mâd ? N'eus hini mâd nemed unan, *pehini eo* Doue.

19 Anaoud a rez ar c'horc'hemenou ; Na ra ked a avoultriach ; Na laz ked ; Na laer ked ; Na lavar ked a destени faoz ; Na ra ked a c'haou *ouc'h den ;* Enor da dad ha da vam.

20 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezan ; Kelener,

mired em eus ar re-ze holl adaleg va iaouankiz.

21 Ha Jesus, o selled outan, hen caraz, hag a lavaraz dezan; Mankoud a ra d'id un dra : kea, gouerz kemend ec'h eus, ha ro-hen d'ar beorien, hag ez pezo un tenzor en env; neuze deus, doug da groaz, hag heûl ac'hanoun.

22 Mes hen a oa nec'het gand ar gomz-ze, hag ez eaz kuit goall drist; rag madou braz en doa

23 Ha Jesus o selled war e dro, a lavaraz d'e zisgibieo; Pe gen dies ec'h antren ar re o deus madou en rouantelez Doue!

24 Hag an disgibien a oe souezet gand e gomzou. Mes Jesus a respontaz c'hoas, hag a lavaraz dezei; *Va* bugaligou, pe gen dies eo d'ar re a laka o fisians er madou, antren en rouantelez Doua!

25 Ezetoc'h eo da ur c'hanval tremen dre graouen un nadoz, eged da un den pinvidic antren en rouantelez Doue.

26 Hag e oent souezet meurhed, hag a lavarend an eil d'egile; Piou eta a hell beza salvet?

27 Mes Jesus o selled outei, a lavaraz; Impossubl *eo* d'an dud, mes n'eo ked da Zoua; rag pep tra a zo possubl da Zoue.

28 Neuze Per a gommansaz lavaroud dezan; Setu ni hon eus dilezet pep tra, hag hon eus da heûliet.

29 Jesus a respontaz hag a lavaraz; E gouirioaez e lavaran deoc'h, penaos den e-bed hag en deus dilezet ti, pe vreudeur, pe c'hoarezed, pe dad, pe vam, pe oureg, pe vugala, pe zouarou, abalamour d'in ha d'an aviel,

30 Ha na reseo brema en amzer-ma cant kemend all ties, ha breudeur, ha c'hoarezed, ha mamou, ha bugale, ha douarou, gant persecusionou; hag er bed da zont, ar vuez eternel.

31 Mes caiz a re genta a vezo an diveza, hag ar re divaza ar c'henta.

32 Hogeo evel ma oand en hend o piniad da Jerusalem, Jesus az ea en o raog; hag e oant spountet, hag o doe aoun en eur vond war e lerc'h. Hag o kemered adare a-du an daouzeg, e commansaz lavaroud dezei ar pez a dlie c'hoarvezout gantan,

33 *O lavaroud*; Setu e piniomp da Jerusalem, ha Mab an Den a vezo livred d'ar pen-veleien hag ar scribed; hag hei hen condaono d'ar maró, hag e livriud anezan d'ar jentiled;

34 Hag e raint goab anezan, hag e scourjezind anezan, hag e cranchint outan, hag e lazint anezan; hag an trede deiz e resussito

35 Neuze Jakes ha Ian, mipien Zebede, a zeuaz d'a gaout, en eul lavaroud; Ka-

lener, ni a c'hoanta e rafez deomp ar pez a c'houlenimp.

36 Hag hen a lavaraz dezei; Petra a fell deoc'h a rafen deoc'h?

37 Hag hei a lavaraz dezan; Accord deomp ma vezimp azezet, unan a zeou, hag egile a gleiz d'id, en da c'hloar

38 Mes Jesus a lavaraz dezei; Na ouzoc'h ket petra a c'houlenit. Ha c'houi a hell eva ar c'hop a evan-me, ha beza hadezet gand ar vadiziant gant pehini emoun badezet?

39 Hag hei a lavaraz dezan; Ni a hell. Ha Jesus a lavaraz dezei; Eva a reot evit-gour ar c'hop a evan, ha badezet e veot gand ar vadiziant gant pehini emoun hadezet;

40 Mes beza azezet a zeou hag a gleiz d'in, n'eo ked d'in da rei, nemed d'ar re evit pere eo preparet.

41 Hag an deg o veza clevet, e savaz droug ennei out Jakes ha Ian.

42 Hogen Jesus o veza o galvet, a lavaraz dezei; Gouzoud a rit penaos ar re a zo countet da rena war an nasionou, a zomin warnezei; hag o deus o re vraz otorite warnezei

43 Hogen na vezo ked evelse en ho touez; mes piou-benag a fello dezan beza ar brasa en ho touez, a vezo ho servicher.

44 Ha piou-benag ac'hanoc'h a fello dezan beza ar c'henta, a vezo esclav d'an holl.

45 Rag Mab an Den e-unan ne ked deued evit beza servichet, mes evit servicha, hag evit rei e vuez da ranson evit calz.

46 Hag e teujond da Jeriko: hag evel ma'z ea kuit eus a Jeriko gand e zisgibien ha calz a dud, un den dall *hanvet* Bartime, mab da Dime, a oa azezet e-kichen an hend o c'houlen aluzen.

47 Ha pa glevaz penaos e oa Jesus a Nazareth, e commansaz crial, ha lavarout; Jesus, mab David, az pez truez ouzin!

48 Ha meûr a hini a groze anezan evid oher dezan tevel; mes hen a grie c'hoas creoc'h, o lavaroud; Mab David, az pez truez ouzin.

49 Ha Jesus en em arretaz, hag a lavaraz gervel anezan. Hag e c'halvjond an den dall, o lavaroud dezan; Kemer courach, sao, gervel a ra ac'hanod.

50 Hag hen, o veza taoled e vantel, a zavaz, hag a zeuaz da gaout Jesus.

51 Ha Jesus a respontaz, hag a lavaraz dezan; Petra a c'hoantez e rafen d'id? Hag an den dall a lavaraz dezan; Aotrou, ma cavin ar goueled.

52 Ha Jesus a lavaraz dezan; Kea, da feiz en deus da zaveteet. Ha rag-tal e

cavaz ar goueled, hag ez eaz war lerc'h Jesus en hent.

## CHAB. XI.

1 Hag evel ma tostaend out Jerusalem, ouc'h Bethfage ha Bethani, war-dro Menez Olived, hen a gasaz daou eus a zisgibien,

2 Hag e lavaraz dezei; Id d'ar vilajen a zo rag enep deoc'h, ha kerkent ha ma veod ead enni, e kefot un azen iaouank stag, war behini n'eo c'hoas pinned den; distagit-hen, ha digasit-hen.

3 Ha ma lavar den deoc'h; Perag o rit-hu an dra-ze? Lavirit penaos an Aotrou en deus ezom anezan; ha diouc'h-tu e caso anezan ama.

4 Hag ez ejont kuit, hag e cavchond an azen iaouank stag e-tal un nor er meas en ur c'hroas-hent; hag e tistagchond anezan.

5 Hag hinienou eus ar re a oa eno a lavaraz dezei; Perag e tistagit-hu an azen iaouank ze?

6 Hag hei a lavaraz dezei evel m'en doa gorc'hemenet Jesus; hag e leschont anezei da vont.

7 Hag e tigaschond an azen iaouank da Jesus, hag e lekejond o dillad warnezan; hag hen a hiniaz warnezan.

8 Ha caiz a daolaz o dillad war an hent; ha re all a dronc'he brankou gouez, hag a daole anezei war an hent.

9 Hag ar re az ea araog, hag ar re a zeue war lerc'h, a grie, en eul lavaroud; Hosanna, benniget *ra vezo* an hini a zeu en hanô an Aotrou!

10 Benniget *ra vezo* rouantelez hon tad David, pehini a zeu en hanô an Aotrou! Hosanna er gorhuelaou!

11 Ha Jesus a antreaz en Jerusalem, hag en templ; hag o veza sellet tro-war-dro out pep-tra, evel ma oa dija diwezad, ez eaz er meas da Vethani gand an daouzeg.

12 Hag antronoz pa zeuend er meas eus a Vethani, en doe naoun.

13 Hag o ouceled a bell ur ouezen-fiez hag e doa delhou, hen az eaz *da oueled* hag hen a gavche un dra-benag enni: ha pa dostaaz outi, na gavaz netra nemed delhou; rag ne oa ked amzer ar fiez.

14 Ha Jesus en eur respont a lavaraz dezi; Diwarvrema na zebret den frouez ac'hanod da viken. Hag e zisgibien a glevaz *kement-se*.

15 Hag e teujond da Jerusalem: ha Jesus o veza eed en templ, a gommansaz cas er meas ar re a ouerze hag a brene en templ; hag e tiscaraz taolhou ar chenchourien arc'hant, ha cadoriou ar re a ouerze coulmed;

16 Ha na bermete ked da zen dougen vessel *e-bed* dre an templ.

17 Hag hen a gelene, o lavaroud dezei; Ha n'ema ket

scrivet ; Va zi a vezo galvet ti ar beden evid an holl naeionou? mes c'houi hoc'h eus grëd anezan ur c'heô laeron.

18 Hag ar scribed hag ar pen-veleien o veza clevet *kement-se*, a glasge penaos e beljend distruj anezan ; rag hei o doa aoun anezan, abalamour ma oa an holl bobl en admirasion gand e zoctrin

19 Ha pa oa deued an abardeez, hen az eaz er meas eus a gêr.

20 Hag er mintin, evel ma tremenent, e oueljond ar ouezen-fiez sec'het adaleg er c'hrisiou.

21 Ha Per, o caout sonch *eus ar pez a oa c'hoarvezet*, a lavaraz dezan ; Rabbi, setu ar ouezen-fiez gant pehini ec'h eus droug-pedet, a zo sec'het.

22 Ha Jesus a respontaz hag e laveraz dezei ; Ho pezet feiz en Doue.

23 Rag e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos pioubenag a lavaro d'ar menez-ze; Saô alesse, hag en em daol er môr, hep doueti en e galon, mes en eur gridi penaos e choarvezo kemend a lavar, grëd e vezo dezan kemend en devezo lavaret.

24 Rag-se me a lavar deoc'h ; Kemend a c'houlenot en eur bidi, credit penaos e resevot anezan, hag e vezo *roed* deoc'h.

25 Ha pa zavit da bidi, pardonit, ma hoc'h eus un dra benag e-enep den e-bed ; evit ma rai ive ho Tad, pehini a zo en envou, pardoni deoc'h ho couallou.

26 Mes ma na bardonit ked d'ar re all, ho Tad pehini a zo en envou na bardono ket ken nebeud deoc'h ho pec'hejou.

27 Hag e teujond adarc da Jerusalem : hag evel ma valeo en templ, ar pen-veleien, ar scribed, hag ar re ansien a zeuaz d'e gaout.

28 Hag a lavarez dezan ; Dre be otorite e rez-te en treou-ze? ha piou en deue roed d'id en otorite-ze da ober kement-se ?

29 Mes Jesue a respontaz hag a lavaraz dezei ; Ur gomz a c'houlenin ive diganeoc'h ; respontit d'in, hag e livirin deoc'h dre be otorite e ran an traou-ma.

30 Badiziant Ian, hag eus an env e oa, pe eus an dud ? respontit d'in.

31 Hag hei a rezone etrezei o-unan, o lavaroud ; Ma leveromp ; Eus an env ; e lavaro ; Perag eta n'hoc'h eus-hu ket credet dezan ?

32 Mes ma leveromp ; Eus an dud ; o doa aoun rag er bobl ; rag an holl a grede penaos e oa Ian ur gour brofed.

33 Neuze hei a respontaz bag a lavaraz da Jesus ; Na ouzomp ket. Ha Jesus o respont a lavaraz dezei ; Ha me na lavaran ked deoc'h

ken nebeud dre be otorite e ran an traou-ma.

## CHAB. XII.

1 Hag hen a gommansaz comza dezei en parabolenou : Un den, *emezan* , a blantaz ur ouiniec , hag a lekeaz en dro dezi ur c'harz , hag a gleuzaz enni *ul lec'h* evid ur ouaskel , hag a zavaz un tour, hag her roaz en ferm da gultivatourien , hag ez eaz en ur vro hell.

2 Ha d'ar sezon e casaz ur mevel d'ar gultivatourien, evit reseo digand ar gultivatourien eus a frouezarouiniec.

3 Mes o veza croget enoan, hei a gannaz anezan , hag hen casaz kuit goullo.

4 Hag hen a gasaz adare dezei ur mevel all ; hag hei a daolaz mein outan ; hag e c'hloaschont anezan en e hen, hag hen caschont kuit tretet gand dismegans.

5 Hag hen a gasaz c'hoas un all , hag e lazchond anezan ; ha calz a re all , a here e canchond lod , hag e lazchond ar re all.

6 Rag se , o veza m'en doa c'hoas ur mab unic, e garet-mâd , e casaz anezan ive dezei an diveza, o lavaroud ; Douja a raint va mab.

7 Mes ar gultivatourien-ze a lavaraz etrezei ; Ha-ma eo an haritour ; deuit, lazomp-hen, hag e heritach a vezo deomp.

8 Hag o veza croget ennan , hei lazchont , hag e taoljond anezan er meas eus ar ouiniec.

9 Petra eta a rai aotrou ar ouiniec ? Dond a rai , hag e tistrujo ar gultivatourien, hag e roio ar ouiniec da re all.

10 Ha n'hoc'h eus-hu ket lenet ar Scritur-ma ? Ar mean pehini o deus rejetet ar re a vatis , a zo deued da ben-mean ar c'horn.

11 Gand an Aotrou eo bet grēt kement-ma, hag un dra eo hag a zo souezus d'hon daou-lagad.

12 Hag ind a glasgaz cregi ennan , mes aoun o doa rag ar bobl ; rag gouzoud a reant penaos en doa lavaret ar barabolen-ze a-enep dezei : hag hei a lezaz anezan , hag ez ejont kuit.

13 Hag e caschond dezan hinienou eus ar farizianed hag eus an Herodianed , evit tapoud anezan en e gomzou.

14 Ha pa oand deuet , e leverjond dezan ; Kelener , gouzoud a reomp penaos oud gouirion, ha penaos n'ec'h eus azaouez e-bed evid den ; rag na zellez ked oud apparanç an dud, mes diski a rez hend Doue e gouirionez : Ha permetet eo rei ar gouir da Cezar , pe n'eo ket ? ha rei a raimp , pe na roimp ket ?

15 Mes hen , oc'h anaoud o hipocrisi, a lavaraz dezei ; Perag e tentit - hu ac'hanoun ? Digasid d'in un diner , evit-ma *her* gouelin.

16 Hag e tisgaschond unan. Hag hen a lavaraz dezei ; Eus a biou eo an imach-ma, hag ar scrid-ma ? Hag hei a lavaraz dezao ; Eus a Gezar.

17 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei ; Rentit da Gezar ar pez a zo da Gezar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue. Hag e oent aouezet gan ant.

18 Neuze ar saduseed, pere a lavar n'eus ked a resurrecsion, a zeuaz d'e gaout, hag ec'h interrojond anezan, o lavaroud ;

19 Kelener, Moises en deus scrivet deomp, penaos mar marv breûr unan-henag, ha ma lez e oureg hep hugale, e rai e vreûr kemered e oureg, evit sevel had d'e vreûr.

20 Hogen bez' o oa seiz breûr : hag ar c'henta a gemeraz ur oureg, hag a varvaz, ha na lezaz ked a had.

21 Hag an eil a gemeraz anezi, hag a varvaz, ha na lezaz ket ken nebeud a had : hag an trede eo bevelep doare.

22 Hag ar seiz a gemeraz anezi, ha na lezchont ked a had : hag an diveza holl e varvaz ive ar oureg.

23 Rag-se er resurrecsion, pa resussitint, da behini anezei e vezo-hi greg ? rag o seiz o deus bed anezi da oureg.

24 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei ; Ha n'oc'h-hu ked en errol, dre na anavezit ked ar Scrituriou na galloud Doue ?

25 Rag pa zavind eus a varô, na zimezont ket, ha na roont ked da zimizi, mes hez' emaind evel eled Doue en env.

26 Mes evid ar re varô, penaos e resussitont, ha n hoc'h eus hu ket lenet en levr Moises, e pe giz e lavaraz Doue dezan er vojen; Me eo Doue Abraham, ha Doue Isaac, ha Doue Jacob ?

27 N'eo ked Doue ar re-varô, mes Doue ar re-veô : rag-se emoc'h calz en errol

28 Neuze unan eus ar scribed, pehini en doa o c'hleved o disputi, hag o ouelet penaos en doa respontet ervad dezei, a dostaaz, hag a c'houlenaz digantan ; Pehini eo ar c'henta eus an holl c'horc'hemanou ?

29 Ha Jesus a respontaz dezao ; Ar c'henta eus an holl c'horc'hemenou *eo ;* Cleô, Israel, an Aotrou hon Doue a zo un Aotrou *hep-ken :*

30 Caroud a ri an Aotrou da Zoue eus da holl galon, hag eus da holl ene, hag eus da holl skiant, hag eus da holl nerz : hennes eo ar c'henta gorc'hemen.

31 Hag an eil a zo henvel outan ; Caroud a ri da nesa eveldoud da unan. N'eus gorc'hemen all e-bed brasoc'h eged ar re-ma.

32 Hag ar scrib a lavaraz dezan ; Mâd, Kelener, gant gouirionez ec'h eus lavaret, penaos ez eus un Doue, ha n'eus hini all nemetan ;

33 Ha penaos e garoud eus an holl galon, hag eus an holl skiant, hag eus an holl ene, hag eus an holl nerz, ha caroud e nesa eveltan e-unan, a zo mui eged an holl holocostou hag ar sacrifisou.

34 Ha Jesus o ouelet penaos en doa respontet gant furnez, a lavaraz dezan; N'oud ket pell eus a rouantelez Done. Ha den na gredaz mui interroji anezan.

35 Ha Jesus, o kelen en templ, a respontaz hag a lavaraz; Penaos e lavar ar scribed ez eo ar C'hrist mab da Zavid?

36 Rag David e-unan en deus lavared dre ar Spered-Santel; An Aotrou eu deus lavared d'am Aotrou; Azez a zeou d'in, bete ma likiin da enemied da scabel d'az treid.

37 Dre ze David e-unan a c'halv anezan Aotrou; a be lec'h *eta* ef hen mab dezan? Ha calz a hobl a zelaoue anezan gant plijadur.

38 Hag hen a lavaraz dezei en e gelenadurez; Diouallid ouc'h ar scribed, pere a gâr bale en saeou hir, ha caout saludou er hlasenou public.

39 Hag ar c'hadoriou kenta er sinagogou, hag ar plasou kenta er c'hoaniou:

40 Pere a zevor tiez an Intanvezed, war zigarez ober pedenou hir. ar re ma o devezo ur varnedigez vrasoc'h.

41 Ha Jesus o veza azezet dirag an tenzor, a zelle e pe zoare e taole ar bobl arc'hant en tenzor; ha calz a dud pinvidic a daole calz.

42 Dond a reaz ive un intanvez baour, pehini a daolaz eharz daou bezic, pere a ra ur c'hadrin.

43 Hag hen a c'halvaz e zisgibien, hag a lavaraz dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos an intanvez baour-ze e deus taoled eharz muioc'h eged ar re holl o deus taoled eharz an tenzor.

44 Rag holl o deus taoled eharz eus ar pez o doa a re: mes hou-ma e deus taoled eharz eus he dienez kemend e doa, he holl vuezegez.

## CHAB. XIII.

1 Ha pa'z ea er meas eus an templ, unan eus e zisgibien a lavaraz dezan; Kelener, sell pebez mein, ha pebez edifisou!

2 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan; Goueled a rez-te an edifisou braz-ze? Na vezo lezet mean war vean, ha na vezo disçaret.

3 Ha pa edo azezet war Menez Olived, dirag an templ. Per, ha Jakes, ha Ian, hag Andre a reaz a-du ar goulen-ma digantan;

4 Lavar deomp peûr e c'hoarvezo an traou-ze? ha pe sin a vezo pa dle an holl draou-ze beza accomplisset.

5 Ha Jesus, o respont dezei,

a gommansaz lavarout; Likid evez na vec'h seduiset gant den.

6 Rag calz a zavo em hanô, o lavaroud; Me ao *ar C'hrist*; hag e tromplint calz.

7 Hogen pa glevot eus a vrezehou, hag ar vrûd eus a vrezeliou na vezit ket troubiet; rag red eo da *gement-se* c'hoarvezout, mes n'ema ket c'hoas ar fin

8 Rag sevel a raio nasion a-enep nasion, ha rouantelez a-enep rouantelez; ha bez' e vezo crenou-douar e meûr a lec'h, ha naouoegesiou, ha revolchou: an traou-ze a zo ar gommansamant a c bloasiou.

9 Mes likid evez ouzoc'h hoc'h-unan, rag livra a raind ac'hanoc'h d'al lesiou barn, hag a veot scourjezet er zinagogou, hag a veot caset dirag gouarnerien ha rouaned abalamour d'in, e testeni dezei.

10 Hogen red eo e ve da genta prezeget an aviel d'an holl nasionou

11 Mes pa gasind ac'hanoc'h evit ho livra, na brederit ked araog petra a leverot, ha na rag-veditit kat, mes kemend a vezo roed deoc'h en heur-ze, livirit-hen; rag ne kat c'houi eo a gomz, mes ar Spered-Santel.

12 Neuze ar breûr a livro a vreûr d'ar marô, hag an tad e vugel, hag ar vugale a zavo e-eneb o zad hag o mam, hag o lakaind da vervel.

13 Ha c'houi a vezo caseed gand an holl abalamour d'am hanô; mes neb a gendalc'ho beteg ar fin, hennes a vezo salvet.

14 Hogen pa ouelot abominasion an desolasion, eus a behini en deus comzet ar profed Daniel, lekeed al lac'h na zie ket beza (an neb a len, comprenet), neuze ar re a vezo en Jude, ra dec'hint er menesiou,

15 Hag an hini a vezo war an doen, na ziskenet ked en ti, ha na antreet ked ennan evit kemared tra e-bed eus anezan;

16 Hag an hini a vezo er park, na zistroet ket war a giz evit kemered e zae.

17 Mes maleur d'ar groagez vrazes hag ar vagerezed en deisiou-ze.

18 Hogen pedit na c'hoarvezo ket ho tec'hidigez er goan.

19 Rag bez' e vezo en deisiou-ze un hevelep tribulasion, ha n'eus ket bed abaoa commansamant ar grouidigez en deus Done crouet bete vrema, ha na vezo biken

20 Ha ma n'en divije ked an Aotrou bereed an deisiou-ze, na vije salvet kig e-bed; mes abalamour d'ar re-zilennet pere en deus choaset, bereed en deus an deisiou.

21 Ha neuze ma lavar den deoc'h; Setu ar C'hrist ama; pe, Setu-hen a-hont; na gredit ket.

22 Rag sevel a raio fals-christed ha fals-profeded, hag e tiscouezint sinou ha burzudou, evit ssduiza memes ar re choaset, ma ve possubl.

23 Mes c'houi likid evez: setu lavared em eus pep-tra deoc'h araog.

24 Hogen en deisiou-ze, goude an dribulasion-ze, an heol a devalaio, hag al loar na roio ket he sclerijen,

25 Ha stered an env a gouezo, hag ar buissansou a zo en envou a vezo hranselet.

26 Ha neuze e vezo gouelet Mab an Den o tond war ar goabrou gand ur buissans hag ur c'hloar vraz

27 Ha neuze e caso e eled, hag e tastumo e re choaset aus ar pevar avel, adaleg pen-pell an douar bete pen-pell an env.

28 Hogen diskit ur barabolen eus ar ouezen-fiez: Pa zeu he brankou da veza tener, hag e ra he delliou didinva, e ouzoc'h penaos ema tost an hanv.

29 Evel-se ive c'houi, pa ouelot an traou-ze o c'hoarvezout, gouezit ema tost, hag oud au nor.

30 E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos na dremeno ked ar generasion-ma, ken na vezo grëd an holl draou-ze.

31 An env hag an douar a dremeno, mes va geriou na dremenint ket.

32 Hogen evid an deiz hag an heur-ze ne óar den, nag an eled a zo en env, nag ar Mab, nemed an Tad.

33 Likid evez, veillit ha pedit; rag na ouzoc'h ket peùr e teuo an amzer-ze.

34 Rag be' ema evel un den, pehini o vond en beach da *ur vrô* bell, a lez e di, hag a ro ar rên *anezan* d'e vevelou, ha da hep hini e labour, hag a c'horc'hemen d'ar porsier veilla.

35 Veillit eta; rag na ouzoc'h ket peùr e teuo aotrou an ti, d'an abardaez, pe da hanter-nos, pe da gàn ar c'hilec, pe d'ar mintin;

36 Gand aoun, oc'h erruoud en-un-taol, e cavfe ac'hanoc'h cousget.

37 Hogen ar pez a lavaran deoc'h, hel lavaroud a ran d'an holl; Veillit.

## CHAB. XIV.

1 Hogen gouel ar pasg hag ar bara hep goell a oa daou zevez goude; hag ar pen-veleien hag ar scribed a glasge penaos e hellent kemered anezan dre rùs, hag e laza.

2 Mes hei a lavare; Nan d'ar gouel, gand aoun na ve dispac'h e-touez ar bobl.

3 Hag o veza en Bethani, e ti Simon al lôr, pa edo ouc'h taol, e teuaz ur vaouez gand ur vessel alabastr leùn a barfum nard pur a goust braz; hag o veza toret ar vessel, e sculiaz *ar parfum* war e ben.

4 Ha bez' a oa hinienou indiniet ennei o-unan, hag a lavare ; Da betra eo bet grêd ar c'holl-ze eus ar parfum ?

5 Rag galled e vije gouerza anezan ouc'h-pen tri c'hant diner, hag o rei d'ar beôrien. Hag e vurmurent a-enep dezi.

6 Mes Jesus a lavaraz ; Lest-hi ; perag e nec'hit-hu anezi ? Un œuvr vâd e deus grêd em c'henver

7 Rag bez' hoc'h eus peôrien atao ganeoc'h, ha hepred pa girit e hellit ober vâd dezei ; mes evidoun-me n'ho pezo ket hepred.

8 Grêd e deus ar pez e deus gallet. amhaumet e deus va c'horf a-ziaraog, evit va sebeliad.

9 E gouirionez e lavaran deoc'h ; E pe lec'h-benag er bed holl ma vezo prezeget an aviel-ma, ar pez e deus grêd a vezo lavaret iva e memor anezi.

10 Neuze Judas Iscariot, unan eus an daouzeg, az eaz da gaoud ar pen-veleien evid hen livra dezei.

11 Ha pa glevchond, e oent rejouisset, hag e prometchont rei arc'hant dezan : hag a-neuze heu a glasge un occasion mâd d'e livra dezei.

12 Hogen an deiz kenta eus ar baraou hep goell, pa sacrifient ar pasg, e zisgibien a lavaraz dezan ; E pe lec'h a fell d'id ez afemp da brepari evit ma tibri ar pasg ?

13 Hag hen a gasaz daou eus e zisgibien, hag e lavaraz dezei ; Id en kêr, hag e rancontrot un den o tougen ur podad dour ; it war e lerc'h.

14 Hag e pe lec'h-henag ma'z ai eharz, lvirit da vestr an ti ; Ar C'helener a lavar ; Pe lec'h ema ar sâl en pehini e tebrin ar pasg gant va disgibien ?

15 Hag hen a ziscouezo deoc'h ur zâl vraz d'an neac'h lekeed en urz ha preparet : aozid enu evidomp.

16 Hag e zisgibien az eaz er meas, hag a zeuaz en kêr, hag e cavchond evel m'en doa lavaret dezei, hag e preparchond ar pasg.

17 Ha pa oa deued an abardaez, e teuaz gand an daouzeg.

18 Ha pa edond ouc'h taol ha ma tebrent, Jesus a lavaraz ; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos unan ac'hanoc'h-hu, pehini a zebr ganen, a drahiso ac'hanoun.

19 Neuze ind a gommansaz beza glac'baret, hag e leverjond dezan, an eil goude egile ; Ha me eo ? hag un all ; Ha me eo ?

20 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei ; Unan eus an daouzeg eo, pehini a zouh ganen er plad.

21 Mab an Den evit gouir a ia evel ma eo scrivet diwar e hen ; mes maleur d'an den gant pehini eo trahiset Mab an Den ! gouell e va d'an den-ze na vije ket bet ganet.

22 Hag evel ma tebrent, Jesus a gemeraz bara; hag o veza benniget, *hen* a doraz *anezan*, hag e roaz dezei, hag e lavaraz; Kemerit; be-ma eo va c'horf

23 Hag o veza kemered ar c'hop, hen a drugarekaaz, hag e roaz dezei: hag boll ec'h evchond eus anezan.

24 Hag e lavaraz dezei; He-ma eo va goâd, an hini eus an alhans nevez, pehini a zo scuiliet evit calz.

25 E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos na evin mui eus ar frouez-ze eus ar ouinien, beteg an deiz ec'h evin anezan nevez en rouantelez Doue.

26 Ha goude beza canet un himn, ez ejond er meas da Venez Olived.

27 Ha Jesus a lavaraz dezei; C'houi holl a gavo un abec-a-lam enoun an nos-ma: rag scrivet eo; Skei a rin ar pastor, hag an denved a vezo disperset.

28 Mes goude ma vezin resussitet, e tiaraogin ac'hanoc'h en Galile.

29 Hogen Per a lavaraz dezan; Ha ma cafe an holl abec-a-lam, coulsgoude non-pas me.

30 Ha Jesus a lavaraz dezan; E gouirionez e lavaran d'id penaos hirio, en nos-ma en-deon, araog m'en devezo ar c'hilee canet diou oueich, te a nac'ho ac'hanoun teir goueich.

31 Mes hen a lavaraz creoc'h c'hoas; Ha pa ve red d'in mervel ganez, na nac'hin ked ac'hanod. Hag e leverjond holl ar memes tra

32 Neuze e teujond en ul lec'h a c'halved Jethsemane: hag hen a lavaraz d'e zisgibien; Azezid ama endra ma pedin.

33 Hag e kemeraz gantan Per, ha Jakes ha Ian, hag e commansaz da heûzi ha beza goall-ankeniet.

34 Hag e lavaraz dezei; Va ene a zo trist a bep tu heteg ar marô; choumid ama, ha beilit.

35 Hag hen az eaz un nebeud en araog, hag a gouezaz d'an douar; hag e pedaz ma'z aje, mar d-oa possuhl, an heur-ze ebiou dezan.

36 Hag e lavaraz; Ahba, an Tad, pep tra a zo possubl d'id; lam diouzin ar c'hop-ze! coulsgoude ne ked ar pez a fell d'in, mes ar pez a fell d'id.

37 Hag hen a zeuaz, hag o c'havaz cousget; hag e lavaraz da Ber; Simon, ha cousga a rez te? ha n'ec'h eus-te ket gellet beilia un heur?

38 Beilit ha pedit, evit n'az eot ked en tentasion. Ar spered evit-gouir *a zo* darea-ioul, mes ar c'hig *a zo* sempl.

39 Moud a reaz adare, hag e pedaz, o lavaroud ar memes comzou.

40 Hag o veza distroet, hen o c'havaz c'hoas cousget, rag o daou-lagad a oa pounereet;

ha na ouient petra da lavaroud dezan.

41 Hag e teuaz evid an trede goueich, hag e lavaraz dezei; Cousga a rit-hu c'hoas, hag en em reposi! Aoualc'h eo, deued eo an heur; setu Mab an Den a zo livred etre daouarn ar bec'herien.

42 Savit, deomp: setu an hini a drahis ac'hanoun a zo tost.

43 Ha kerkent, evel ma comze c'hoas, e teuaz Judas, unan eus an daouzeg, ha gantan ur vanden vraz *a dud* gant clezeier ha bisier, eus a berz ar pen-veleien, ar scribed, hag ar re ansien.

44 Hogen an hini a drahise anezan en doa roed dezei ur sinial, o lavaroud; An hini a bokin dezan, hennes eo; dalc'hit-hen, ha casit-hen sûr.

45 Ha pa zeuaz, e tostaaz kerkent outan, hag e lavaraz; Rabbi, rabbi; hag e pokaz dezan.

46 Hag hei a lekeaz o daouarn warnezan, hag hen dalc'haz.

47 Hag unan eus ar re a oa eno a dennaz e gleze, a scoaz ur mevel d'ar beleg-braz, hag a drouc'haz e scouarn dezan.

48 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; Ha deued oc'h-hu er meas gant clezeier ha bisier, evel david ul laer, evit kemered ac'hanoun?

49 Bemdez e oan en ho touez o tiski en templ, ha n'hoc'h eus ket va c'hemeret: mes evit ma ve accomplisset ar Scrituriou eo.

50 Neuze e holl *zisgibien* o veza e zilezet, a dec'haz kuit.

51 Ha bez' e oa un den jaouank pehini a heulie anezan, goloet gand un insel war e gorf noaz: hag an dud iaouank a grogaz ennan:

52 Mes hen a lezaz an insel, hag a dec'haz dioutei en noaz.

53 Hag e caschont Jesus d'ar beleg braz, gant pehini e oa assamblet an holl henveleien, ar re ansien hag ar scribed.

54 Hogen Per a heuliaz anezan a bell, beteg charz lez ar beleg-braz: hag ec'h azezaz e-touez ar zervicherien, hag en em dome e-tal an tân.

55 Hogen ar pen-veleien hag an holl sanhedrin a glasge testeni a-enep Jesus, evid e lakaad d'ar marô; ha na gavent ket.

56 Rag calz a zouga falstesteni en e enep; mes o zesteniou na oant ket henvel etrezei.

57 Hinienou a zavaz neuze, hag a zougaz ur fals-testeni en e enep, o lavaroud;

58 E gleved hon eus o lavaroud; Me a ziscaro an templ-ze, pehini a zo grēt gand daouarn, hag a-ben tri deiz e savin un all ha na vezo ket grēt gand daouarn.

59 Mes memes o zesteniou evel-se n'en em accordent ket ken nebeud.

60 Neuze ar beleg-braz a zavaz er c'hreiz, hag a c'houlenaz digant Jesus, o lavaroud; Ha na respontez netra? petra eo a ra ar re-ma testenià en da enep?

61 Mes hen a davaz, ha na respontaz netra. Ar beleg-braz a reaz c'hoas ar goulen-ma digantan, hag a lavaraz dezan; Ha te eo ar C'hrist, mab ar Benniget?

62 Ha Jesus a lavaraz, Me eo; ha c'houi a ouelo Mab an Den azezet a-zeou d'ar C'halloud, hag o tond war c'hoabrou an env.

63 Neuze ar beleg-braz a rogaz e zillad, hag a lavaraz; Pe ezom hon eus-ni mui a destou?

64 Clevet hoc'h eus ar goall-gomz; petra a sehlant deoc'h-hu? Neuze hei holl a varnaz anezan din a varó.

65 Hag hinienou a gommansaz crancha outan; hag o veza mouchet e visach, e roent carvanadou dezan, en eul lavaroud; Profetis: hag ar servicherien a roe javedadou dezan.

66 Hogen evel ma oa Per d'an traòn el lez, e teuaz enn unan eus a vitisien ar beleg-braz;

67 Ha pa ouelaz Per o toma, e sellaz outan, hag'e lavaraz; Te a oa ive gant Jesus a Nazareth.

68 Mes hen a nac'haz, o lavaroud; Na anavezan ked ha na ouzon ket petra a leverez. Hag hen az eaz er meas er vestibul: hag ar c'hilec a ganaz.

69 Hag ar vatez o veza goueled anezan adare, a gommansaz lavaroud d'ar re a oa eno; He-ma a zo eus anezei.

70 Mes hen a nac'haz adare. Ha nebeut goude, ar re a oa eno a lavaraz adare da Ber; Evit-gouir te a zo eus anezei; rag Galilead oud, ha da gomz a zo henvel.

71 Neuze e commansaz droug pedi ha toui, *o lavaroud;* Na anavezan ked an den-ze eus a hehini e comzit.

72 Hag ar c'hilec a ganaz evid an eil goueich. Hag a teuaz sonch da Ber eus ar ger en doa Jesus lavaret dezan; Aharz m'en devezo ar c'hilec canet diou oueich, te ez pezo va nac'het teir goueich. Hag o veza eed er meas, a ouelaz meurbed.

## CHAB, XV.

1 Ha kerkent ha ma oe beure, ar pen-veleien, gand ar re ansien hag ar scribed, hag an holl sanhedrin, o veza en em guzuliet assambles, a ereaz Jesus, hag a gasaz anezan, hag hel livraz da Bilat

2 Ha Pilat a c'houlenaz dezan; Ha te eo roue ar Judevien? Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezan; E lavaroud a rez.

3 Hag ar pen-veleien a accuse anezan eus 'calz a draou.

4 Ha Pilat a c'houlenaz c'hoas dezan; Ha na respontezte netra? Gouel pe gemend a draou a destemont en da enep.

5 Mes Jesus na respontaz mui netra, en hevelep doare ma oa Pilat estonet braz.

6 Hogen d'ar gouel-*ze*, hen a laoske dezei u· prizonier, an hini a c'houlenent.

7 Ha bez' e oa *unan* a c'halved Barabbas, pehini a oa ereet assambles gant dispac'herien pere o doa grēd ur meurtr en un tumult.

8 Hag ar bobl, en ur grial uhel, a gommansaz pidi *ma raje* evel m'en doa grēd bepred dezei.

9 Ha Pilat a respontaz hag a lavaraz dezei; Ha c'houi a fell deoc'h e laoskfen deoc'h roue ar Judevien?

10 Rag gouzoud a rea penaos e oa dre anvi o doa ar pen-veleien livret anezan.

11 Mes ar pen-veleien a atize ar bobl, evit ma *c'houlenjent* e ve laosket kentoc'h dezei Barabbas.

12 Ha Pilat a respontaz, hag a lavaraz c'hoas dezei; Petra eta a fell deoc'h a rafen eus *ar hini* a hanvit roue ar Judevien?

13 Hag hei a griaz adare; Crusifi anezan.

14 Ha Pilat a lavaraz dezei; Mes pe zroug en deus-hen grēt? Hag hei a griaz c'hoas muioc'h; Crusifi anezan.

15 Ha Pilat, o c'hoantaat contanti ar bobl, a laoskaz dezei Barabbas; ha goude m'en doa scourjezet Jesus, e livraz anezan da veza crusifiet.

16 Neuze ar soudarded a gasaz anezan el lez, pehini eo ar pretouer, hag a c'halvaz assambles an holl vanden *soudarded.*

17 Hag hei a ouisgaz anezan en pourpr, hag o veza goueet ur gurunen spern, hel lekejont war *e ben;*

18 Hag e commanschond d'e zaludi, *o lavaroud;* Salud, roue ar Judevien.

19 Hag e scoent war e ben gand ur gorsen, hag e cranchend outan, hag o taoulina ec'h adorent anezan.

20 Ha goude heza grēt goab anezan, e lamehont ar *pourpr* diwarnezan, hag o veza e ouisget gand e zillad e-unan, e caschond anezan evid e grusifia.

21 Hag ec'h obljchond ur Simon a Ziren, *tad* Alecsandr ha Rufus, pehini a dremena en cur zistrei eus ar mesiou, da zougen e groaz.

22 Hag e caschond anezan en ul lec'h *hanvet* Golgotha, da lavaroud eo, lec'h ar glopen.

23 Hag e rojond dezan da eva gouin mesket gant mirr; mes na gemeraz ked *anezan.*

24 Ha goude m'o doa e grusifiet, e partajchond e zillad, hag o zaoljond d'ar sort, *evit gouzoud* ar pez en divije pep hini.

25 Hag an trede heur e oa pa grusifijond anezan.

26 Hag ar scrid eus e accusasion a oa scrivet evel-hen ; ROUE AR JUDEVIEN.

27 Hag ind a grusifiaz gantan daou laer ; unan a zeou , hag egile a gleiz dezan

28 Hag e oe accomplissat ar Scritur a lavar ; Countet eo bet e touez an dorfedourien

29 Hag ar re a dremene a zroug-comze gantan, en eur heja o fenou, hag o lavaroud; Ac'ha! te , pehini a ziscar an templ , hag hen adsaô en tri deiz ,

30 En em zavela da-unan , ha disken eus ar groaz

31 Evel-se ive ar pen-veleien, gand ar scribed , a rea goab anezan , hag a lavare etrezei ; Savetet en deus ar re all, ha na hell ked en em zavetei e-unan !

32 Ar C'hrist, roue Israel , diskenet brema eus ar groaz, evit ma ouelimp ha ma credimp Hag ar re a oa crusifiet gantan a zroug-comze gantan.

33 Ha pa oa deued ar c'houec'hved heur, bez' e oe tevalien war an douar holl beteg an naoved heur.

34 Ha d'an naoved heur , Jesus a griaz gand ur voues uhel, o lavaroud ; Eloï, Eloï, lamma sabachthani ? Da lavaroud eo ; Va Doue , va Dona , perag ec'h eus-te va dilezet ?

35 Hag hinienou eus ar re a oa eno , o veza clevet , a lavare ; Setu e c'halv Elias.

36 Hag unan a redaz, hag a leuniaz ur spoue a ouinegr, hag o veza e lekeed e pen ur gorsen, e roaz da eva dezan, en eul lavaroud ; Lest, gouelomp mar teuo Elias d'e lemel.

37 Ha Jesus, o veza laosket ur griaden uhel, a rentaz ar spered.

38 Ha gouel an templ a rogaz en diou, adaleg al lein beteg ar goueled

39 Hag ar c'hantener , pehini a oa eno rag-enep dezan, o ouelet penaos e oa tremenet o crial evel-se , a lavaraz ; An den-ma e gouirionez a oa Mab Doue.

40 Bez' e oa ive eno grougez pere a zelle a bell, e-touez pere e oa Mari Magdalen , ha Mari *mam* Jakes ar iaouanka ha Joses, ha Salome ,

41 Pere ive o doa heuliet ha servichet anezan pa edo en Galile, ha calz re all pere a oa piniet gantan da Jerusalem.

42 Ha pa oa deued an abardaez ( o veza ma oa ar breparasion , da lavaroud eo, an deiz kent ar sabbat),

43 Josef a Arimathe , ur senatour enorus, pehini ive a c'hortoze rouantelez Doue , az eaz hardiz da gaout Pilat, hag a c'houlenaz corf Jesus.

44 Pilat a oe souezet e oa marô dija ; hag o veza galvet ar c'hantener , e c'houlenaz digantan mar d-oa pell e oa marô.

45 Ha pa en doe gouezet digand ar c'hantener, e reaz ar c'horf da Josef.

46 Ha *Josef* o veza prenet ul lienen, a ziskenaz anezan *eus ar groaz*, hag e lekeaz al lienen war-dro dezan, hag a lekeaz anezan en ur bez a oa bet trouc'het er roc'h; hag e ruliaz ur mean ouc'h dor er bez

47 Ha Mari Magdalen, ha Mari *mam* Joses a zelle pe lec'h e oa lekeet.

## CHAB. XVI.

1 Ha pa oe tremenet ar sabbat, Mari Magdalen, ha Mari *mam* Jakes, ha Salome a brenaz aromatou evid dond d'e ambaumi.

2 Ha beure mád an *deiz* kenta eus ar sizun, e teujond d'er bez, an heol o veza savet.

3 Heg e lavarend etrezei; Piou a rulio deomp ar mean diouz dor ar bez?

4 Hag o sellet, e oueljont penaos e oe ruliet ar mean: rag goall-vraz a oa.

5 Hag o veza entreed er bez, e oueljond un den iaouank azezet a zeou, gouisget en ur zae ouen; hag e oent spountet.

6 Mes hen a lavaraz dezei; Na spountit ket: clasg a rit Jesus a Nazareth, pehini a zo bet crusifiet: resussitet eo, n'ema ked ama; setu al lec'h e pehini o doa e lekeet.

7 Mes it, *ha* livirit d'e zisgibien ha da Ber, penaos e tiaraogo ac'hanoc'h en Galile, eno e oueiot anezan, evel m'en deus lavaret deoc'h.

8 Hag hei o veza eed ar meas buan, a dec'haz dioud ar bez; rag ar c'hren hag ar spount a oa croget ennei: ha na leverjont netra da zen, rag aoun o doa.

9 Hogen hen, o veza resussitet da veure ar c'henta *deiz* eus ar sizun, en em ziscouezaz da genta da Vari Magdalen, eus e behini en doa caset kuit seiz droug-spered.

10 Hou-ma az eaz da annonsi d'ar re a oa bet gantan, pare a oa glac'baret hag a ouelle

11 Mes hei, pa glevchont penaos e oa beó, hag e doa hi goualed anezan, na gredjont ket.

12 Goude-ze hen en em ziscouezaz en un doare all da zaou anezei, evel ma valeent en eur vond war ar meas.

13 Hag ar re-ma az eaz da annonsi d'ar re all: mes na gredchont kéd dezei ken nebeut.

14 Da ziveza en em ziscouezaz d'an unneg, pa edont ouc'h taol; hag e rebachaz dezei o digredoni heg o c'haleder a galon, abalamour n'o doa ket credet d'ar re a doa goueled enezan goude beza resussitet.

15 Hag hen a lavuraz dezei ; Id dre ar bed holl, ha prezegid an aviel d'an holl grouadurien

16 Neb a gredo, hag a vezo badezet, a vezo salvet, mes neb na gredo ket, a vezo condaonet.

17 Hag ar siniou-ma a haulio ar re a gredo : em hanô e raint cas kuit an droug-sperejou; comza a raint langachou nevez ;

18 Kemered a raint an aered ; ha mar evont un dra marvel-henag, na rai ked a zroug dezei; lakaad a raind o daouarn war ar re glanv, hag e vezind iac'heet.

19 Hogen an Aotrou, goude m'en doa comzet outei, a oe savet d'an neac'h en env, hag ec'h azezaz a zeou da Zoue

20 Hag hei az eaz er meas, hag a brezegaz dre-holl, an Aotrou o ken-ober *gantei*, hag o confirmi ar ger dre ar siniou a heulie anezan.

---

# AN AVIEL HERVEZ LUCAS.

## CHABISTR I.

1 O veza ma o deus meûr a hini antreprenet scriva histor an traou a zo bet confirmet mâd en hon touez,

2 Hervez ma o deus o roed deomp ar re o deus o-unan goueled anezei adaleg ar gommansamant, hag a zo bet servicherien ar ger,

3 Em eus cavet mâd ive, goude beza anavezet gant preder an holl draou adaleg ar pen kenta, o scriva gant reiz d'id, ô Theofil ecsellant meurbed,

4 Evit ma anavesfez ar certitud eus an traou a zo bet desket d'id.

5 Bez' e oe en amzer Herodes, roue Jude, ur beleg hanvet Zacharias, eus a dro Ahia ; hag e oureg *a oa* eus a verc'hed Aaron, hag he hanô *oa* Elizabet.

6 Just e oand o daou dirag Doue, o vale en holl c'horc'hemenou hag ordrenansou an Aotrou, gand divlamded.

7 Ha n'o doa ked a vugale, dre ma oa steril Elizabet, hag e oand o daou avansed en oad.

8 Hag e c'hoarvezaz, pa rea ar garg a veleg dirag Doue, en reiz e dro,

9 Pennos e figouezaz dezan dre ar sort, hervez custum carg ar veleien, da vond an

templ an Aotrou, evid offr an ezans.

10 Hag an holl foul eus ar bobl a oa er meas o pidi d'an heur ma oar o tevi an ezans

11 Hag un êl eus an Aotrou en em ziscouezaz dezan en e za en tu deou eus a aoter an ezans.

12 Ha Zacharias o oueled anezan a oe troublet, hag e crogaz ar spount ennan.

13 Mes an êl a lavaraz dezan, N'az pez ked a aoun, Zacharias, rag da beden a zo het selaouet; hag Elisabet da oureg a c'hano d'id ur mab, hag e c'halvi e hanô Iann.

14 Hag hen a vezo evidoud ur joa hag ul laouenedigez vraz, ha calz a rejouisso eus e c'hanedigez.

15 Rag braz e vezo dirag an Aotrou: rag na evo na gouin nag evach mezvus e-bed, hag e vezo leûn eus ar Spered Santel adaleg cov e vam.

16 Hag hen a zistroio calz eus a vugale Israel ouc'h an Aotrou o Doue:

17 Hag e valeo en e raog en spered hag en nerz Elias, evit trei calonou an tadou oud ar vugale, hag ar re dezobeissant da furnez ar re just, evit prepari d'an Aotrou ur bobl disposet mâd.

18 Ha Zacharias a lavaraz d'an êl; A betra e ouezin me kement-se? rag coz oun, ha va greg a zo avansed en oad.

19 Hag an êl a respontaz hag a lavaraz dezan; Me eo Gabriel, pehini a choum dirag Doue; hag oun bet caset da gomz oazid, ha da annonsi d'id ar c'helou mâd ma.

20 Ha setu, te a vezo mud, ha na helli ket comza beteg an deiz e pehini e c'hoarvezo kement se, abalamour n'ec'h eus ket credet d'am geriou, pere a vezo accomplisset en o amzer.

21 Hag ar bobl a c'hortoze Zacharias, hag a oa souezet ma talee ker pell eu templ.

22 Ha pa zeuaz er meas, na helle ket comza outei, hag ec'h anaveschont penaos en doa bed ur ouelédigez en templ, rag her rei a rea da anaoud dezei dre sin: hag hen a choumaz mud.

23 Ha pa oe echuet deisiou e garg, hen a zistroaz d'e di.

24 Ha goude an deisiou-ze, Elizabet e oureg a gonsevaz, hag en em guzaz e pâd pemp mis, o lavaroud;

25 Evel-se eo en deus grêd an Aotrou em c'hever en deisiou en pere en deus selled ouzin, evit lemel va dismegans e touez an dud.

26 Hogen er c'houec'hved mis, an êl Gabriel a oe cased gand Doue en ur gêr eus a C'halile, hanvet Nazareth,

27 Da ur ouerc'hes pehini a oa dimezet gand ur goaz hanvet Josef, eus a di David: hag ar ouerc'hes-ze a oa hanvet Mari.

28 Hag an êl o veza antreed

*el lec'h* ma edo-hi, e lavaraz dezi; Me da zalud, ta *pehini oud* resevet en gras; an Aotrou a zo ganez; benniget *oud* e-touez ar groagez

29 Hag hi, pa ouelaz anezan, a oe troublet gand e gomz, hag e sonje enni heunan pe sort salud eoa hennes.

30 Hag an él a lavaraz dezi; Na'z pez ked a aoun, Mari, rag caved ec'h eus gras dirag Doue

31 Ha setu te a gonsevo en da gov hag e c'hani ur mab, hag e roi dezan an hanô a Jesus

32 Hen a vezo braz, hag a vezo galvet Mab ar Goruhela, hag an Aotrou Doue a roio dezan trôn e dad David.

33 Hag e reno da viken war di Jacob hag e rouantelez n'a devezo ked a fin

34 Neuze Mari a lavaraz d'an él; Penaos e c'hoarvezo kement-se, pa na anavezan goaz e-bed?

35 Hag an él a respontaz hag a lavaraz dezi, Ar Spered-Santel a zeuo warnoud, ha nerz ar Goruhela a c'holoio ac'hanod eus e skeûd: dreze ar pez santel hag a vezo ganet ac'hanod, a vezo galvet Mab Doue

36 Ha setu Elizabet da geniterv e deus ive consevet ur mab en he c'hosni, hag hema eo ar c'houec'hved mis d'an hini a oa galvet steril·

37 Rag n'eus netra impossubl da Zoue.

38 Ha Mari a lavaraz; Setu servicheres an Aotrou; ra vezo grêd d'in hervez da c'her. Hag an él az eaz kuit diouti.

39 Ha Mari a zavaz en deis-tou-ze, hag az eaz buan da vro ar menesiou, en ur gêr eus a Juda;

40 Hag ec'h antreaz en ti Zacharias, hag e saludaz Elizabet.

41 Hag e c'hoarvezaz penaos kerkent ha ma clevaz Elisabet salud Mari, ar bugel a dridaz en he c'hov, hag Elizabet a oe leuniet eus ar Spered Santel.

42 Hag hi a griaz gand ur voues uhel, hag a lavaraz, Benniged *oud* e touez ar groagez, ha benniged *eo* ar frouez eus da gov.

43 Hag a be lec'h e teu kement ma d'in, ma teu mam va Aotrou etrezeg enoun?

44 Rag kerkent ha ma antreaz moues da zalud em discouarn, ar bugel bihan en deus tridet a joa em c'hov.

45 Hag eurus an hini e deus credet; rag accomplisset e vezo an traou a zo bet lavaret dezi eus a borz an Aotrou.

46 Ha Mari a lavaraz; Va ene a vaguifi an Aotrou;

47 Ha va spered en deus rejouisset en Doue va Zalver:

48 Dre m'en deus selled ond distervez e zervicheres: rag setu diwar-vrema e vezin galvet eurus gand an holl generasionou.

49 Rag an *Holl*-c'halloudec en deus grêt traou braz d'in, hag e hanô a zo santel.

50 Hag e drugarez a zo a generasion e generasion war ar re a zouj anezan :

51 Discouezet en deus an nerz eus e vreac'h ; dispersat en deus dessemiou calonou ar re orgoulus :

52 Discaret en deus ar re c'halloudec diwar o zrôn, hag en deus savet ar re zister :

53 Ar re naounec en deus leunmet a vadou ; hag ar re binvidic en deus caset kuit goullo.

54 Sicouret en deus Israel e zervicher, o caout memor eus e drugarez ;

55 Evel m'en doa lavaret d'hon tadou, da Abraham, ha d'e had da viken.

56 Ha Mari a joumaz ganti war-dro tri mis, hag a zistroaz d'he zi

57 Neuze e oe leuniet amzer Elizabet evit gouilioudi, hag e c'hanaz ur mab.

58 Hag he amezeien hag he c'herent a glevaz penaos en doa an Aotrou discouezet e drugarez en he c'hever, hag en em rejouischont ganti.

59 Hag a c'hoarvezaz ma teujond d'an eizved dever da drodrouc'ha ar bugel ; hag e c'halvjond anezan Zacharias, diouz hanô e dad.

60 Hogen e vam a respontaz hag a lavaraz ; Nan ; mes Ian e vezo galvet.

61 Hag ind a lavaraz dezi ; N'eus den e-touez da gerent hag a zo galvet eus an hanô-ze.

62 Neuze e rejont sin d'e dad, *evit gouzout* penaos a felle dezan e vije galvet.

63 Hag hen a c'houlenaz un daolenic, hag a scrivaz, o lavaroud ; Ian eo e hanô. Hag an holl a oe souezet.

64 Ha rag-tal a c'henou a zigoraz, hag e deod a *zistagaz*, hag e comzaz en eur veuli Doue.

65 Hag e tenaz aoun braz war o holl amezeien : hag an holl gomzou-ze a oa brudet dre holl vro menesiou ar Jude.

66 Hag ar re holl hag a glevaz *anezei*, o lekaaz en o c'halon, o lavaroud ; Petra a vezo ar bugel-ze ? Ha dorn an Aotrou a oa gantan.

67 Ha Zacharias e dad a oe leuniet aus ar Spered-Santel ; hag hen a brofetisaz, o lavaroud ;

68 Benniget *ra vezo* an Aotrou, Doue Israel ; rag hen en deus bisitet ha dasprenet e bobl ;

69 Hag en deus savet ur c'horn a zilvidigez evidomp, en ti David e zervicher.

70 Evel ma en deus comzet dre c'henou e brofeded santel, pere *a zo bed* a-viscoas :

71 Evit ma vemp delivret eus hon enemied, hag eus a zorn ar re holl a gasâ ac'hanomp :

72 Evid ober e drugarez e-kenver hon tadou, ha caout memor eus e allians santel;

73 Al le a reaz da Abraham hon tad.

74 Ec'h accordje deomp, goude hon delivra eus a zorn hon enemied, da zervicha anezan heb aoun.

75 Er zantelez hag er justis en e brezans, holl zeisiou hor buez.

76 Ha te, bugel, galvet e vezi profed ar Gorrbela; rag kerzed a ri dirag faç an Aotrou, evit prepari e henchou,

77 Evit rei d'e bobl anaondegez ar zilvidigez, er remission eus o fec'hejou,

78 Dre an antrailou eus a drugarez hon Doue, dre behini ar saô heol eus an neac'h en deus bisitet ac'hanomp;

79 Evit sclerijenna ar re a zo azezet en devalien hag *en* skeûd ar marô, hag evit cundui hon treid da hend ar peoc'h.

80 Hag ar bugel a greske, hag a grevae en spered: hag e choumaz e *lec'hiou* dezert beteg an deiz eus e ziscouezidigez da Israel.

## CHAB. II.

1 Hogen en deisiou-ze e oe embanet ur gorc'hemen eus a berz Cezar-Augustus, evit ma vije rejistret habitanted ar bed holl.

2 (Ar rejistramant genta-ze a oe grêt pa oa Kurenus gouarner eus ar Siri).

3 Hag an holl az ea evit beza rejistred, pep hini en e gêr e unan

4 Ha Josef ive a biniaz eus a C'halile, eus a gêr Nazareth, d'ar Jude da gêr David, a c'halver Bethlehem, dre ma oa eus a di hag eus a famil David,

5 Evit beza rejistred gant Mari ar oureg dimezet dezan, pehini a oa dougeres

6 Ha pa oand eno e c'hoarvezaz penaos an amzer e the hi gouilioudi a oe leuniet:

7 Hag e c'hanaz he mab kenta-ganet, hag e vailuraz anezan, hag hel lekeaz en ur manjouer: rag ne oa ked a lec'h evitei en hostaliri.

8 Hogen bez' e oa er vroze pastored pere a choume er mesiou, o tioual o zropel e-pad beilhadenou an nos

9 Ha setu, él an Aotrou en em brezantaz dezei, ha gloar an Aotrou a lugernaz en dro dezei: hag ind o doe ur spount braz,

10 Hag an él a lavaraz dezei, N'ho pezet ked a aoun; rag setu ec'h annonsan deoc'h kelou mâd a joa vraz, pehini a vezo evid an holl bobl:

11 Rag ganed eo hirio deoc'h, en kêr David, ur Salver, pehini eo Christ an Aotrou

12 Ha setu ama ur sin deoc'h; Caoud a reot ar bugel

bihan mailurel, ha gourvezet en ur manjouer.

13 Ha kerkent en em gavaz gand an él ur multitud eus an arme selestiel, o veuli Doue, hag o lavaroud;

14 Gloar da Zoue er gorhuelaou, ha peoc'h war an douar, bolonte våd e touez an dud!

15 Ha goude ma oe eed an eled diouti en env, ar vesserien a lavaraz an eil d'egile; Deomp bete Bethlehem, ha gouelomp an dra-ma a zo c'hoarvezet, hag en deus an Aotrou roed da anaoud deomp.

16 Hag e teujond gand hast, hag e cavchont Mari ha Josef, hag ar bugel bihan gourvezet er manjouer

17 Ha pa o doa goueled *anezan*, hei a zisclerıaz ar pez a oa bet lavared dezei diwarben ar bugel ze

18 Hag ar re holl a glevaz *kement se* a oa souezet braz eus ar pez a oa lavaret dezei gand ar veserien.

19 Hogen Mari a vire an holl c'heriou-ze, hag e tistremene *anezei* en he c'halon.

20 Hag ar bastored a zistroaz, en eur c'hlorifia hag en eur veuli Doue eus an holl draou o doa gouelet ha clevet, hervez ma oa bet lavaret dezei

21 Ha pa oe accomplisset an eiz devez evit trodrouc'ha ar bugel, e oe hanvet Jesus, an hanô en doa roed dezan an él abarz ma oa consevet er c'hov.

22 Ha pa oe accomplisset deisiou he furificasion, hervez lezen Moises, e tougchond anezan da Jerusalem, evid e brezanti d'an Aotrou;

23 (Hervez ma eo scrived e lezen an Aotrou, Pep mål kenta-ganet a vezo galvet santel d'an Aotrou),

24 Hag evid offr ur sacrifis, hervez ma eo lavared e lezen an Aotrou: Ur re durzuneled, pe diou goulmic.

25 Ha bez' e oa en Jerusalem un den hanvet Simeon; hag an den-ze a oa just hag a zoujans Doue, hag e c'hortoze consolasion Israel; hag ar Spered-Santel a oa warnezan

26 Discleriet divinamant e oa bed dezan gand ar Spered-Santel, penaos na ouelje ked ar marô ken n en divija goueled Christ an Aotrou.

27 Hag hen a zeuaz dre ar Spered en templ: ha pa zigase an tad hag ar vam ar bugel Jesus, evid ober dezan hervez kiz al lezen,

28 Hen a gemeraz anezan etre e zivrec'h, hag a veulaz Doue, hag a lavaraz;

29 Brema, Aotrou, e laoskez da zervicher da guitaad en peoc'h, hervez da c'her:

30 Rag va daou-lagad o deus goueled da zilvidigez,

31 Pehini ec'h eus preparet dirag faç an holl boblou;

32 Ur goulou evit scle-

ridigez an nasionou, hag ar gloar eus da bobl Israel.

33 Ha Josef hag e vam a oa souezet eus an traou a oa lavared diwar e hen.

34 Ha Simeon a vennigaz anezei, hag a lavaraz da Vari e vam; Setu, he-ma a zo lekeed da lam ha da adsavedigez da galz en Israel, ha da sin e comzer en he enep:

35 (Ha da ene da-unan a vezo treuzet gand ur c'hleze ;) evit ma vezo dizoloet sonjesonou meùr a galon

36 Bez' e oa ive Anna, ur brofedes, merc'h da Fanuel, eus a dribu Aser: oajet braz e oa, hag e doa bevet seiz bloaz gant *he* goaz, adaleg he gouere'hted:

37 Hag e oa intanvez, hag e doa war-dro pevar bloaz ha pevar ugent, ha na zortie ked eus an templ, mes servicha a rea *Doue* er iunou hag er pedenou nos deiz.

38 Hag hou-ma, o veza eaem gaved eno en heurze, a veulaz ive an Aotrou, hag a gomzaz diwar e ben d'ar re holl en Jerusalem hag a c'hortoze an daspren-adurez.

39 Ha goude m'o doe grêt pep-tra hervez lezen an Aotrou, e tistrojond en Galile, da Nazareth o c'hêr.

40 Hogen ar bugel a greska, hag a grevae en apered, o veza leùn a furnez; ha gras Doue a oa warnezan.

41 Hag e gerent a iea bep bloaz da Jerusalem da c'houel ar pasg.

42 Ha pa en doa daouzec vloaz, ind a biniaz da Jerusalem, hervez giz ar gouel.

43 Ha goude ma oe tremenet deisiou *ar gouel*, pa zistroent, ar bugel Jesus a chouma en Jerusalem. ha Josef hag e vam na ouient ket *kement-se.*

44 Mes hei, o sonjal penaos e oa er gompagnunez a gen-valeerien, a valeaz hed un devez; hag e clasgchond anezan e touez *o* c'herent hag *o* anaoudegez.

45 Hag o veza n'her c'havent ket, ind a zistroaz da Jerusalem, en eur glasg anezan

46 Hag e c'hoarvezaz penaos a-ben tri devez e cavchond anezan en templ azezet e-creiz ar gelenerien, o selaoui hag oc'h interroji anezei.

47 Hag ar re holl a zelaoue anezan a oa souezet eus e furnez hag eus e responchou.

48 Ha pa oueljond anezan, e oent souezet: hag e vam a lavaraz dezan; *Va* hugel, perag ec'h eus-te grêt kement-se deomp? Setu da dad ha me hon eus da glasget gant glac'har.

49 Hag hen a lavaraz dezei; Perag e clasgec'h-hu ac'hanoun? ha na ouiec'h-hu ket penaos eo red d'in beza occupet gand afferaou va Zad?

50 Mes hei na gomprenent ked ar gomz a lavare dezei.

51 Hag hen a ziskenaz gantei, hag a zeuaz da Nazareth;

hag e oa soumis dezei Hag e vam a vire an holl c'herioù-ze en he c'halon.

52 Ha Jesus a gresge en furnez, e ment, hag en gras dirag Doue ha dirag an dud.

## CHAB. III.

1 Hag er pemzecvet bloaz eus a impalaerded Tiberius Cezar, Pons Pilat o veza gouarner eus a Jude, hag Herodes o veza tetrark eus a C'halile, Filip e vreur tetrark eus a Iturea hag eus a vro Trakonitis, ha Lusanias tetrark eus a Abileue,

2 Annas ha Caifas o veza beleien-vraz, e teuaz ger Doue da Ian, mab Zacharias, ebarz an dezert.

3 Hag hen a zeuaz an holl vro war-dro d'ar Jourdan, o prezegi badiziant ar gonversion evit remission ar bec'hejou.

4 Evel ma eo scrivet e levr comzou ar profed Izaias, o lavaroud; Moues an hini a gri en dezert; Preparit heod an Aotrou, grit eün e ouenojenou.

5 Pep traonien a vezo leuniet, ha pep menez ha krec'hien a vezo izeleet, hag an *henchou* troec a vezo grêd eün, hag an henchou garô *a vezo* gret compez:

6 Ha pep kig a ouelo silvidigez Doue.

7 Rag-se hen a lavare d'ar bobl a zaue evit beza badezet gantan; Raç a aered-viber, piou en deus desket deoc'h tec'hel rag ar goler da zond?

8 Grit eta froueziou convenabl d'ar gonversion, ha na gommansit ked da lavaroud enoc'h hoc'h-unan; Bez' hon eus Abraham da dad: rag lavaroud a ran deoc'h, penaos a hell Doue sevel eus ar vein-ze bugale da Abraham.

9 Hag ema ar vouc'hal lekeed dija ouc'h grizien ar gouez: rag-se pep gouezen ha na zoug ked a frouez mad, a vezo trouc'hed ha taoled en tân.

10 Hag ar bobl a c'houlenaz digantan, o lavaroud; Petra eta a raimp-ni?

11 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Neb en deus diou zae, ra roio da neb n'en deus hini, ha neb en deus boued, ra rai ar memes tra.

12 Dond a reaz ive publicaoed evit beza badezet, hag e leverjond dezan; Kelener, petra a raimp-ni?

13 Hag hen a lavaraz dezei; Na exijit netra en tu hond d'ar pez a zo bet ordrenet deoc'h.

14 Ar zoudarded ive a c'houlenaz digantan: Ha ni, petra a raimp ni? Hag hen a lavaraz dezei: Na ouall-dretit den, ha na accusit *den* faosamant, ha bezit contant eus ho kôpr.

15 Hag evel ma oa ar bobl en gortoz, ha ma rezone an holl en o c'halonou diwarben

Ian, daoust ba n'oa ked hen ar C'hrist,

16 Ian a respontaz, en eul lavaroud d'an holl; Evidoun, me a vadez ac'hanoc'h en dour; mes dond a ra un all puissantoc'h egedoun', ha n'oun ked din da zieren ham e voutou : hen ho padezo er Spered Santel ha tân.

17 Bez' en deus e gant en e zorn, hag e netaio ervad e leûr, hag o tastumo e ed er c'hreuniel ; mes ar pell a zevo en un tân divougus.

18 Hag hen a reaz meûr a exhortasion all, oc'h annonsi ar c'helou mâd d'ar bobl.

19 Hogen Herodes an tetrark, pa oe tamallet gantan diwarben Herodias greg Filip e vreur, ha diwarben an holl zrougou en doa grêt Herodes,

20 A ajoutaz c'hoas he-ma dezei holl, ma serraz Ian er prizon

21 Hogen evel ma vadezed an holl bobl, e c'hoarvezaz penaos Jesus ive o veza bet badezet, hag o pidi, an env a zigoraz,

22 Hag ar Spered-Santel a ziskenaz warnezan en un dnare corporel, evel ur goulm ; hag ur voues a zeuaz ens an env, o lavaroud ; Te eo va Mab caret-mâd ; enoud emoun contant.

23 Ha Jesus a os war-dro tregont vloaz pa gommansaz, o veza, evel ma supposed, mab Josef, *mab* Heli,

24 *Mab* Matthat, *mab* Levi, *mab* Melchi, *mab* Janna, *mab* Josef,

25 *Mab* Mattathias, *mab* Amos, *mab* Nahum, *mab* Hesli, *mab* Nagge,

26 *Mab* Maath, *mab* Mattathias, *mab* Semei, *mab* Josef, *mab* Juda,

27 *Mab* Joanna, *mab* Rhesa, *mab* Zorobahel, *mab* Salathiel, *mab* Neri,

28 *Mab* Melchi, *mab* Addi, *mab* Cosam, *mab* Elmodam, *mab* Her,

29 *Mab* Jose, *mab* Eliezer, *mab* Jorim, *mab* Matthat, *mab* Levi,

30 *Mab* Simeon, *mab* Juda, *mab* Josef, *mab* Jonan, *mab* Eliakim,

31 *Mab* Melea, *mab* Mainan, *mab* Mattatha, *mab* Nathan, *mab* David,

32 *Mab* Jesse, *mab* Obed, *mab* Booz, *mab* Salmon, *mab* Naason,

33 *Mab* Aminadab, *mab* Aram, *mab* Esrom, *mab* Farez, *mab* Juda,

34 *Mab* Jacob, *mab* Isaac, *mab* Abraham, *mab* Thara, *mab* Nachor,

35 *Mab* Saruch, *mab* Ragau, *mab* Falec, *mab* Hebar, *mab* Sala,

36 *Mab* Cainan, *mab* Arfaxad, *mab* Sem, *mab* Noe, *mab* Lamech,

37 *Mab* Mathusala, *mab* Enoch, *mab* Jared, *mab* Maleleel, *mab* Cainan,

38 *Mab* Enos, *mab* Seth, *mab* Adam, *mab* Doue.

## CHAB. IV.

1 Ha Jesus o veza leûn eus ar Spered-Santel, a zistroaz eus ar Jourdan, hag a oa cunduet gand ar Spered ebarz an dezert;

2 Hag e oe tentet gand an diaoul daou-ugend devez. Ha na zebraz netra e-pàd an deisiou-ze; ha pa oant tremenet, en doe naoun.

3 Neuze an diaoul a lavaraz dezan; Mar d-oud Mab Doue, lavar d'ar mean ma ma teuo da vara.

4 Ha Jesus a respontaz dezan, o lavaroud; Scrived eo, penaos na ket gant hara hep-ken a vevo an den, mes dre hep ger eus a Zoue.

5 Hag an diaoul hen casaz war ur menez uhel, hag a ziscouezaz dezan en ur momant holl rouantelesiou ar bed.

6 Hag an diaoul a lavaraz dezan; Rei a rin d'id an holl buissans-ze, hag o gloar; rag roed eo het d'in, ha me a ro anezan da neb a fell d'in.

7 Rag se mar gri adori diragoun, an holl a vezo d'id.

8 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan; Kea adre d'in, Satan; rag scrived eo; An Aotrou da Zoue a adori, hag han hep-ken a zervichi.

9 Hag hen a gasaz anezan da Jerusalem, hag hel lekeaz var lein an templ, hag e lavaraz dezao; Mar d-oud Mab Doue, en em daol ac'hao d'an traôn;

10 Rag scrived eo, penaos e c'horc'hemeno d'e eled diwar da ben, evit ma virind ac'hanod;

11 Hag e raind da zougen atre o daouarn, evit na stokfez da droad ond ur mean

12 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezao; Lavared eo; Na denti ked an Aotrou da Zoue.

13 Hag an diaoul, o veza echuet an holl dentasion, a guitaaz anezan evid un amzer.

14 Ha Jesus a zistroaz en galloud ar Spered en Galile: hag ar vrûd anezan a redaz dre an holl vro tro-war-dro.

15 Hag hen a gelene en o zinagogou, hag e oa meulet gand an holl.

16 Hag e teuaz da Nazareth, e pe lec'h a oa het maget: hag hervez e giz, ec'h antreaz da zeiz ar sabbat er sinagog; hag han a zavaz evit len.

17 Hag a oe roed dezan levr ar profed Izaias; ha pa zigoraz al levr, e cavaz al lec'h e pehini e oa scrived;

18 Spered an Aotrou *a zo* warnoun: abalamour da ze en deus va eohet evit prezegi an aviel d'ar beórieu, va c'hased en deus evid iac'haad ar re a zo mantred o c'halon;

19 Da bublia an delivrans d'ar gaptived, hag an distro eus ar goueled d'ar re zall; da lakaad en liberte ar re a zo opprimet; da hroclami bloavez favorabl an Aotrou.

20 Ha goude beza serred al levr, e roaz anezan d'an assistant, hag ec'h azezaz : ha daou lagad kemend a oa er sinagoga oa dalc'het warnezan.

21 Hag e commansaz lavaroud dezei ; Hirio eo accomplissed ar Scritur-ze, ha c'houi o cleved.

22 Hag an holl a roe testeni dezan, hag a oa souezet eus ar geriou a c'hras a zeue eus e c'henou ; hag e lavarent ; Ha n'eo ket hennes mab Josef ?

23 Hag hen a lavaraz dezei ; Hep douet c'houi a lavaro d'in ar proverb-ma ; Medeusin, en em iac'hà da-unan : gra ama en da vro kement ha m hon eus clevat ec'h eus gred en Cafarnaom.

24 Mes han a lavaraz ; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos profed e bed ne d-eo digemeret en e vro e-unan.

25 E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos e oa calz a intanvezed en Israel en amzer Elias, pa oe serred an env e-pâd tri bloaz ha c'houec'h mis, en doare ma c'hoarvezaz un naounegez vraz dre an douar holl ;

26 Coulsgouda Elias na oe caset etrezeg hini anezei, mes etrezeg ur onreg intanvez en Sarepta, en Sidon.

27 Bez' e oa ive calz a lovreien en Israel en amzer ar profed Elizeus ; mes hini anezei na oe neteet, nemed Naaman ar Siriad.

28 Hag ar re holl a oa er sinagog, o cleved kement se, a oe leumet a goler.

29 Hag e savchond, hag a vountchond anezan eus o c'hêr, hag e caschond anezan beteg abrant ar menez war behini e oa saved o c'hêr, evid hen stlapa d'an traôn.

30 Mes hen a dremenaz dre o c'hreiz, hag az eaz kuit ;

31 Hag e tiskenaz da Gafarnaom, kêr eus a C'halila ; hag e kelene anezei da zeiz ar sabbat.

32 Hag e oent souezet gand e gelen ; rag e gomz a oa gant galloud.

33 Hogen hez' e oa er sinagog un den dalc'het gand ur spered a zemon impur ; hag hen a griaz gand ur voues uhel,

34 O lavaroud ; Ha ! petra a zo etre te ha ni, Jesus a Nazareth ? ha deued oud-de evit coll ac'hanomp? Gouzoud a ran piou oud, ar Sant a Zoue.

35 Ha Jesus a c'hourdrouzaz anezan, o lavaroud, Taô, ha kea er meas eus anezan. Hag an droug-spered, o veza e daoled er c'hreiz, az eaz er meas eus anezan, heb ober droug e-bed dezan.

36 Hag e oent holl souezet braz ; hag e comzent etrezei, o lavaroud; Petra eo ar gomz-ze, pa c'hore'hemen gand otorite ha gant galloud d'ar sperejou louz, hag e sortiont?

37 Hag ar vrûd anezan az

eaz en pep lec'h er vro tro war-dro.

38 Ha *Jesus*, o veza ead er meas eus ar sinagog, az eaz en ti Simon : hogen mamgaer Simon a oa clanv gand un dersien vraz, hag e pedjond anezan eviti.

39 Hag hen o veza en e za a-uz dezi, a c'horc'hemenaz d'an dersien ; hag an dersien a gouitaaz anezi : hag hi a zavaz diouc'h-tu, hag a zervichaz anezei.

40 Ha pa oe cuzed an heol, kemend hini en doa tud clanv gant meûr-sort clenved, o c'hasaz dezan : hag hen, en eur lakaad e zaouarn war hep hini anezei, o iac'heaz.

41 Hag an droug-sperejou ive a zortie eus a veùr a hini, en eur grial, hag en eul lavaroud ; Te eo ar C'hrist, Mab Doue Mes hen o reprena, ha na bermete ked dezei lavaroud e ouient penaoa e oa hen ar C'hrist.

42 Kerkent ha ma oa deiz, hen az eaz er meas da ul lec'h dezert : hag ar bobl hen clasgaz, hag a zeuaz beteg ennan ; hag e talc'hjond anezan, evit na'z aje ket kouit dioutei

43 Mes hen a lavaraz dezei; Red eo d'in ive prezegi rouantelez Doue d'ar c'herioù all ; rag evit se eo oun het caset.

44 Hag e prezege en sinagogou Galile.

CHAB. V.

1 Hag e c'hoarvezaz penaos, evel ma ouasge ar bobl outan evit clevet ger Doue, hen a oa en e za e kichen lagen Jennesaret ;

2 Hag a ouelaz diou vag choumet war bord al lagen : hag ar besketerien a oa diskenet eus anezei, hag e oualc'hend o rouejou.

3 Piniat a reaz en unan eus ar vagou-ze, pehini a oa da Zimon, hag e pedaz anezan ma bellaje un nebeud eus an douar : hag o veza azezet, hen a gelene ar bobl diwar ar vag.

4 Ha pa baouezaz da gomza, e lavaraz da Zimon ; Cas *ar vag* en dour doun, ha taolit ho rouejou evit tapout.

5 Ha Simon a respontaz hag a lavaraz-dezan ; Mestr, laboured hon eus hed an nos, ha n'hon eus tapet netra ; coulsgoude, war da c'her, e taolin ar roued.

6 Hag o veza grēd an dra-ze, ind a dapaz ur c'hantite braz a besked, ken na dore o roued.

7 Hag e rejont sin d'o c'hen-sorted pere a oa er vag all, evit ma teujend d'o zicour. Dond a rejont, hag e leunjond an diou vag, en bevelep doare ma'z eand da anfonsi.

8 Simon Per o veza gouelet kement se, en em daolaz da zaoulin Jesus, hag a lavaraz ;

Aotrou, pellà diouzin, rag un den pec'her oun.

9 Rag ar spount a oa croget ennan, hag er re holl *a oa* gantan, abalamour d'an dapedigez pesked o doa grêt; hag ive en Jakes ha Ian, mipien Zebede, pere a oa ken-sorted da Zimon.

10 Ha Jesus a lavaraz da Zimon; Na'z pez ked a aoun; diwar-vrema e tapi beô an dud.

11 Hag o veza digased ar bagou d'an douar, ind a goultaaz pep-tra, hag a heuliaz anezan.

12 Hag e c'hoarvezaz penaos, evel ma oa en ur gêr, setu un den goloed a lorentez, hag o oueled Jesus, en em daolaz war e visach, hag hen pedaz, o lavaroud; Aotrou, mar fell d'id, ec'h hellez va netaad.

13 Hag hen a astenaz e zorn, hag a douchaz anezan, en eul lavaroud; Felloud a ra d'in; bez net. Ha rag-tol al lorentez a goultaaz anezan.

14 Hag hen a c'horc'hemenaz dezan n'hel lavarje da zen; mes kea, en em ziscouez d'ar beleg, hag offr evid da burificasion ar pez en deus gorc'hemenet Moises, da destení dezei.

15 Mes ar vrûd anezan a rede mui-oc'h-vui; hag ur foul braz a dud en em zastume evit cleved anezan, ha beza iac'heet gantan eus o c'hlenvejou.

16 Hogen hen en em dennaz a-du ebarz an dezert, hag a bede.

17 Hag e c'hoarvezaz un devez, evel ma kelene, penaos e oa azezet *eno* farizianed ha kelenerien eus al lezen, pere a oa deued eus a holl c'hernou Galile, eus a Jude, hag eus a Jerusalem: ha galloud an Aotrou a oa eno evid o iac'haad.

18 Ha setu goazed a zouge war ur gouele un den pehini a oa paralitic, hag e clasgend mond ebarz gantan, hag hel lakaad dirazan.

19 Ha pa na hellent caout lec'h e-bed evid e gas ebarz, abalamour d'ar foul, e pinchont war gorre an ti, hag e tiskenjond anezan dre an teolenou gand e ouleic, er c'hreiz, dirag Jesus.

20 Hag o oueled o feiz, hen a lavaraz; Den, da bec'hejou a zo pardonet d'id.

21 Neuze ar scribed hag ar farizianed a gommansaz rezoni, o lavaroud; Piou eo he ma, pehini a lavar goall-gomzou? Piou a hell pardoni ar bec'hejou, nemed Doue hep ken?

22 Mes Jesus, oc'h anaoud o zonjesonou, a respontaz hag a lavaraz dezei; Petra a rezonit-hu en ho calonou?

23 Pehini eo an ezeta, lavaroud; Da bec'hejou a zo pardonet d'id; pe lavaroud; Saô, ha bale?

24 Mes evit ma oueot penaos Mab an Den en deus ar

galloud war an douar da bardoni ar hec'hejou ( e levaraz d'ar paralitic ), me a lavar d'id ; Saò doug da oueleic, ha kea d'az ti.

25 Hag hen a zavaz ragtal dirageı, hag o tougen an dra war hehini e oa gourvezet, ez eaz d'e di, en eur veuli Doue.

26 Hag an holl a oe souezet braz, hag e veulend Doue ; hag o veza leun a spount, e lavarend ; Treou burzudus hon eus gouelet hirio.

27 Ha goude ze hen az eaz er meas, hag e ouelaz ur publican hanvet Levi, azezet en bureò ar gouiriou ; hag e lavaraz dezan, Heul ac'hanoun

28 Hag hen o kouilaad peptra, a zavaz hag a heuliaz anezan.

29 Ha Levi a reaz dezan ur banvez braz en e di : ha hez' e oa un assamble vraz a bublicaned hag a re all ezezet gantei ouc'h taol.

30 Hag o scrihed ba farizianed a vurmuraz a-eneb d'e zisgihien, o lavaroud ; Perag e tebrit-hu hag ec'h evit-hu gant publicaned ha pec'herien ?

31 Ha Jesus o respont, a lavaraz dezei ; Ne ked ar re iac'h o deus ezom a vedeusin, mes ar re glanv eo.

32 N'oun ked deued evit gervel ar re just d'ar gonversion, mes ar bec'herien.

33 Neuze hei a lavaraz dezan ; Perag e ra disgibien Ian iuni alies, hag e reont pedenou, hag e ra ive ar re eus ar farizianed evel-se ; mes e ra da re dibri hag eva ?

34 Hag hen a lavaraz dezei ; Ha c'houi a hell lakaad da iuni mignoned ar gampr-a-eureud, e-pad ma ema ar pried gantei ?

35 Mes dond a rai an deisiou e pere e vezo lamed ar pried digantei ; neuze e iunint en deisiou-*re*.

36 Hag hen a lavaraz ive ur barabolen dezei ; Den na laka un tam eus a ur zae nevez oud ur zae goz ; anez an hini nevez a rafe ur rog. hag ar pensel eus an hini nevez na gonven ked d'ar c'hoz.

37 Ha den na laka gouin nevez ebarz ler-vouteilhou coz ; anez ar gouin nevez a dorfe ar bouteilhou, hag e ve scuhet, hag ar bouteilhou a ve collel.

38 Mes red eo lakaad ar gouin nevez ebarz ler-vouteilhou nevez, hag e virer an eil hag egile

39 Ha den goude eva *gouin* coz, na c'houlen rag-tal an *hini* nevez ; rag lavaroud a ra ; Ar c'hoz a zo gouelloc'h.

## CHAB. VI.

1 C'hoarvezoud a reaz da *zeiz* an eil kenta sabbat, penaos e tremene *Jesus* dre an ed ; hag e zisgihien a denne tamoezenou, hag o

veza o friked en o daouarn, e tebrent anezei.

2 Hag hinienou eus ar farizianed a lavaraz dezei ; Perag e rit-hu ar pez n'eo ket permetet da ober en deisiou ar sabbat ?

3 Ha Jesus o respont dezei, a lavarez ; Ha n hoc'h eus-hu ket lennet petra a reaz David, pa en devoe naoun, hen hag ar re a oa gantan ?

4 Penaos ec'h antreaz en ti Doue, e kemeraz hag e tebraz ar beraou discouezet, hag e roaz ive d'ar re a oa gantan, petra-benag n'eo permetet o dibri nemed d'ar veleien hep-ken ?

5 Hag e lavaraz dezei ; Mab an Den a zo eotrou ive eus ar sabbat.

6 C'hoarvezoud a reaz c'hoas, da zeiz ur sabbat all, penaos ez eaz er sinagog, hag e kelene : ha bez' e oa eno un den pehini en doa e zorn deou dizec'het.

7 Hogen er scribed hag ar farizianed a lekea evez outan, hag hen a raje iac'h-aad da *zeiz* ar sabbat evit ma cavjent ur sujet d'e damal.

8 Mes hen a ouie o zonjesonou, hag e lavaraz d'an den pehini en doa un dorn dizec'het ; Saô, hag en em zalc'h er c'hreiz. Hag hen o veze savet a joumaz en e za.

9 Neuze Jesus a lavaraz dezei, Me a c'houleno un dra diganeoc'h ; Ha permetet eo, en *deisiou* ar sabbat, da ober vâd, pe ober droug ? savetei er vuez, pe *he* c'holl ?

10 Hag o veza selled endro outei holl, e lavaraz d'an den-ze, Asten da zorn. Hag hen e reaz : hag e zorn a zeuaz iac'h evel egile.

11 Hag e oent leuniet a furol ; hag e comzent etrezei, petra a beljend ober da Jesus.

12 Hag e c'hoervezaz en deisiou ze peneos hen e zortiaz da ur menez evit pidi ; hag e tremenaz an nos o pidi Doue.

13 Ha pa oe deued an deiz, e c'halvaz e zisgibien ; hag hen a choasaz daouzec anezei, pere ive a hanvaz ebestel :

14 Simon, pehini a hanvaz ive Per, hag Andre e vreûr, Jakes ha Ian, Filip ha Barthelemi,

15 Maze ha Thomes, Jakes, *mab* Alfe, ha Simon hanvet Zelotes.

16 Judas, *breûr* Jakes, ha Judas Iscariot, pehini ive a oa trettour.

17 Hag hen a ziskenaz gantei, hag e choumaz en ur gompezen, gand e veoden disgibien hag ur foul braz a bobl eus ar Jude holl, eus a Jerusalem, hag eus a *vro* arvorec Tir he Sidon, pere a oa deued evid e glevet, hag evit beza iac'heed eus o c'hlenvejou,

18 Hag ar re a oa tourmentet gant sperejou impur ; hag e oend iac'heet.

19 Hag an holl bobl a glaske toucha anezan, rag sortial a rea anezan ur vertuz hag a iac'hae anezei holl

20 Hag hen o veza savet e zaou-lagad war e ziskibien, a lavaraz: Eurus oc'h, ra baour, rag rouantelez Doue a zo deoc'h.

21 Eurus oc'h pere hoc'h eus naoun brema, rag rassaziet e veot. Eurus oc'h pere a oueil brema; rag c'houi a c'hoarzo *a joa.*

22 Eurus e veot pa gasao an dud ac'hanoc'h ha pa raint ho separi *diouzint*, hag ec'h outrajint ac'hanoc'h, hag e rejetint hoc'h hanô evel fall, abalamour da Vab an Den.

23 En em laouenait en deiz-ze, ha tridit a joa; rag setu ho recompans a zo braz en env: rag evel se eo o deus grêd o zadou e-kenver ar brofeded

24 Hogen maleur deoc'h-hu, ar re binvidic, rag resevet hoc'h eus ho consolasion.

25 Maleur deoc'h-hu pere a zo rassaziet; rag naoun ho pezo. Maleur deoc'h-hu pere a c'hoarz brema, rag c'houi a c'hlac'haro hag a ouelo.

26 Maleur deoc'h hu, pa rai an holl dud lavarout mâd ac'hanoc'h; rag evel-se eo o deus gred o zadou e kenver ar fals-profeded

27 Hogen me a lavar deoc'h-hu pere a zelaou ac'hanoun, Carid hoc'h enemied, grit vâd d'ar re a gasâ ac'hanoc'h;

28 Bennigit ar re a villig ac'hanoc'h, ha pedit evid ar re a neaz deoc'h dre zroug-comzou.

29 Ha d'an hini a sko ac'hanod war *ur* jod, tro c'hoas eben outan; hag an hini a lam da vantel, n'hen ampech ked da gemered ive da zae.

30 Ro da gemend hini a c'houlen diganez; ha d'an hini a lam diganez da dra, na asgoulen ket.

31 Hag evel ma fell deoc'h e rafe an dud deoc'h, grit ive c'houi evel se dezei.

32 Ha mar kirit ar re ho câr, pe dalvoudegez a dlêr deoc'h? rag ar bec'herien ive a gâr ar re o c'hâr.

33 Ha mar grit vâd d'ar re a ra vâd deoc'h, pe dalvoudegez a dlêr deoc'h? rag ar bec'herien a ra ar memes tra.

34 Ha mar prestit d'*ar re* digant pere e c'hortozit reseô, pe dalvoudegez a dlêr deoc'h? rag ar bec'herien a brest ive d'ar bec'herien, evit reseô kemend all.

35 Mes carit hoc'h enemied, grit vâd, ha prestit, hep gortoz netra, hag ho recompans a vezo braz hag e veot bugale ar Goruhela, rag hen a zo mâd e-kenver ar re ingrat hag ar re fall

36 Bez-se hezit mizericordius, evel ma z eo ive mizericordius ho Tad.

37 Ha na varnit ket, ha ne veot ket barnet; na gondaonit ket, ha ne veot ket condaonet; dieieit, hag e veot diereet.

38 Roit, hag e vezo roed deoc'h; roed e vezo en bo pruched ur mezur mâd, gouasget, hag hejet, hag a fenno dreist: rag diouc'h ar memes mezur gant pehini a vezurit, e vezo mezuret deoc'h.

39 Hag hen a lavaraz ur barabolen dezei; Un den dall hag hen a hell cundui un den dall? ha na gouezint-ei ked o daou er poull?

40 An disgibl n'ema ked ubeloc'h eged e gelener; mes pep heni hag a zo parfet a vezo evel e gelener.

41 Perag e sellez-te oud ur blouzen a zo en lagad da vreûr, ha na ouelez ked an treûst a zo en da lagad da-unan?

42 Pe penaos e hellez-te lavaroud d'as preûr; Va breûr, lez ac'hanoun da denna ar blouzen a zo en da lagad, pa na ouelez ked an treûst a zo en da lagad da-unan? Hipocrit, ten da genta an treûst eus da lagad da-unan, ha neuze e ouefi penaos tenna ar blouzen eus a lagad da vreûr.

43 Rag ar ouezen a ro frouez fall, ne ket mâd, hag ar ouezen a ro frouez mâd, ne ket fall.

44 Rag pep gouezen a anavezer dioud he frouez he-unan. Rag an dud na zastumont ked a flez war ar spern, ha na zastumont ked a rezin war ar bod-drez.

45 An den mâd a den traou mâd eus a denzor mâd e galon, hag an den fall a den traou fall eus a denzor fall e galon; rag eus a leunder ar galon eo e comz ar genou.

46 Mes perag e c'halvit hu ac'hanoun, Aotrou, Aotrou, ha na rit ked ar pez a lavaran?

47 Kement hini a zeu d'am c'haout, hag a zelaou va geriou, hag a ra anezei, me a ziscouezo deoc'h out piou eo henvel.

48 Henvel eo oud un den a zav un ti, ha pehini o veza toullet ha cleuzet doun, a laka ar fondamant war ar roc'h; ha pa c'hoarvezaz un debordamant a zoureier, an dour braz a scoaz cre oud an ti-ze; mes n'en deus ket gellet e finva, abalamour ma oa fontet war ar roc'h.

49 Mes an hini a zelaou, ha na ra ket, a zo henvel oud un den pehini en deus savet e di war an douar, hep fondamant, ouc'h pehini an dour braz a scoaz cre, hag e couezaz rag-tal; ha braz eo bet discar an ti-ze.

## CHAB. VII.

1 Hogen pa en doe Jesus peur-lavared an holl gomzou-ze da gleô ar bobl, ec'h antreaz en Cafarnaom.

2 Ha mevel ur c'hantener,

pehini a oa caret gant he-ma, a oa clanv, ha dare da vervel

3 Hag o veza clevet comza eus a Jesus, e casaz dezan re ansien ar Judevien, evid e bidi da zond, ha da iac'baad e vevel.

4 Hag o veza deued dirag Jesus, e pedjont stard anezan, o lavaroud; Din eo e rafez an dra ze dezan;

5 Rag caroud a ra hon nasion, hag en deus saved ur sinagog deomp.

6 Jesus ela az eaz gantei. Ha pa ne oa mui pell eus an ti, ar c'hantener a gasaz eus e vignoned etrezeg ennan, da lavaroud dezan, Aotrou, na gemer ked a boan; rag n'oun ked din ec'h antrefez dindan va zoen.

7 Dre-ze eo n'oun ked en em gavet din va unan da vond d'az caout, mes lavar ur ger, ha va mevel a vezo iac'heet.

8 Rag evidoun, ha me un den lekeed dindan otorite, bez' em eus soudarded dindanoun; hag e lavaran da unan, Kea, hag ez a; ha da un all, Deus, hag e teu; ha d'am mevel; Gra an drama, hag her gra.

9 Pa glevaz Jesus kementse, ec'h admiraz anezan; hag o veza troed, e lavaraz d'ar bobl a heulie anezan; Me a lavar deoc'h, pennos n'em eus ket cavet, memes en Israel, ur feiz ker braz.

10 Hag ar re a oa bet caset, o veza distroed d'ar gêr, a gavaz iac'h ar mevel a oa bet clanv

11 Hag antronoz hen az ea en ur gêr hanvet Nain, hag ez eaz gantan calz eus a zisgibien hag ur bobl vraz.

12 Hogen pa dostae ouc'h dor kêr, setu e touged er meas un den marô, mab unic e vam, pehini a oa intanvez; ha bez' e oa ganti calz a dud eus a gêr

13 Hag an Aotrou pa ouelaz anezi, en doe truez outi, hag e lavaraz dezi: Na oueil ket.

14 Hag hen a dostaaz, hag a douchaz an arched: hag ar re a zouge a arretaz: hag hen a lavaraz. Den iaouank, me a lavar d'id; Saô.

15 Hag an den marô a zavaz en e goanzez, hag a gommansaz comza. Hag hen a roaz anezan d'e vam.

16 Hag ar spount a grogaa ennei holl, hag e c'hlorifijond Doue, o lavaroud; Ur profed braz a zo savet en hon touez; ha, Doue en deus bisitet e bobl

17 Hag ar vrud-ze anezan a redaz dre ar Jude holl, ha dre an holl vro tro-war-dro.

18 Ha disgibien Iann a lavaraz an holl draou-ze dezan.

19 Ha Iann a c'halvaz daou eus e zisgibien, hag o c'hasaz da Jesus, evit lavaroud *dezan*; Ha te eo an hini a dle dont, pe un all eo a c'hortozomp?

20 An dud-ze o veza deued

d'e gaout, a lavaraz ; Ian ar Badezour en deus hor c'haset d'az caout, evit lavaroud d'id ; Ha ta eo an hini a dle dont, pe un all eo a c'hortozomp ?

21 Hogen en heur-ze hen a iac'heaz calz a dud eus a glenvejou, eus a ouall-boanjou, hag eus a zroug-sperejou, hag e roaz ar goueled da veûr a zen dall.

22 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei : Id, ha livirit da Ian ar pez hoc'h eus clevet ha gouelet, Penaos ar re zall a ouel, ar re gam a vale, ar re lôr a zo netect, ar re vouzar a glev, ar re varô a resussit, an aviel a zo prezeged d'ar re baour ·

23 Hag eurus eo an hini na gavo ked abec-a lam enoun.

24 Pa oe eet kouit cannaded Ian, hen a gommausaz comza d'ar bobl diwarben Ian : Petra oc'h hu eed da oueled en dezert ? Ur gorsen hejet gand an avel ?

25 Mes petra oc'h-hu eed da oueled ? Hag un den gouisget gand dillad dalicat ? Setu ar re a zo gouisget caer, hag a vev en delisou, en ties rouaned emaint.

26 Mes petra oc'h-hu eed da oueled ? Ur profed ? Ia, a lavaran deoc'h, ha calz mui eged ur profed.

27 Hennes eo eus a hehini eo scrivat ; Setu e casan va c'hannad dirag da faç, pehini a breparo da hend en da raog.

28 Rag e lavaroud a ran deoc'h, penaos e touez ar re a zo ganet a c'hroagez, n'eus ked ur profed brasoc'h eged Ian ar Badezour, coulsgoude an hini a zo ar bihana en rouantelaz Doue a zo brasoc'h egetan.

29 Hag an holl bobl hag a zelaoue *anezan*, hag ar bublicaned, a justifiaz Doue, o veza badezet gand badiziant Ian.

30 Mes ar farizianed hag an dud-a-lezen a rejetaz conseil Doue en o c'hever, o veza na oant ket badezet gantan

31 Neuze an Aotrou a lavaraz ; Ouc'h petra eta e comparin-me an dud eus ar generasion-ma ? hag ouc'h piou int henvel ?

32 Henvel int ouc'h bugale azezet er marc'hallec'h, pere a gri an eil d'egile, hag a lavar : Sutellet hon eus deoc'h, ha n'hoc'h eus ked danset ; canat hon eus hirvoudou deoc'h, ha n'hoc'h eus ket goueilet.

33 Rag Ian ar Badezour a zo deuet, hep dibri bara nag eva gouin, hag e livirit ; Bez' en deus un droug-spered.

34 Mab an Den a zo deued o tibri hag oc'h eva, hag e livirit ; Setu un den lontec, hag un ever gouin, mignon d'ar bublicaned ha d'ar bec'harien.

35 Mes ar furnez a zo justifiet gant he holl vugale.

36 Hogen unan eus ar

fariziancd a bedaz anezan da zibri gantan. Hag hen az eaz en ti ar farizian, hag en em lekeaz ouc'h taol.

37 Ha selu ur vaouez eus a gêr, pehini a oa ur bec'heres, pa ouezaz penaos e oa ouc'h taol, en ti ar farizian, a zigasaz ur vessel alabastr leûn a eôl choues-vâd ;

38 Hag oc'h en em zerc'hel adre ouc'h e dreid o ouela, hi a gommansaz doura e dreid gant he daerou, hag e sec'he anezei gant bleô he fen, hag e pokaz d'e dreid, hag e eoliaz anezei gand eôl-c'houes-vâd.

39 Mes ar farizian pehini en doa e bedet, pa ouelaz kement-se, a lavaraz ennan e-unan ; Ma vije he-ma ur profed, e ouije evit-gour piou ha petra eo ar vaouez a douch outan ; rag ur bec'heres eo.

40 Ha Jesus o respont a lavaraz dezan ; Simon, bez' em eus un dra da lavaroud d'id. Hag hen a lavaraz ; Kelener, lavar.

41 Ur c'hredour en doa daou zleour : unan anezei a dlie dezan pemp cant diner, hag egile hanter-cant.

42 Ha pa n'o doa ked peadra da baea, hen a bardonaz dezei o daou. Lavar eta pehini anezei a gâr anezan ar muia ?

43 Simon a respontaz hag a lavaraz ; Me a gav d'in ez eo an hini da hehini en deus pardonet ar muia. Ha *Jezus* a lavaraz dezan ; Barnet mâd ec'h eus.

44 Hag o veza troed oud ar vaouez, e lavaraz da Zimon ; Ha goueled a rez-te ar vaouez-ze ? Deued oun en da di, ha n'ec'h eus ket roed a zour d'in evit va zreid, mes hou-ma e deus douret va zreid gant he daerou, hag e deus o zec'het gant he bleô.

45 Te n'ec'h eus ket roed ur pok d'in ; mes hou-ma, abaoe ma eo deued eharz, n'e deus paouezet da bokad d'am zreid.

46 Te n'ec'h eus ket scuhet a eôl war va fen, mes hou-ma e deus scuhet eôl-c'houes-vâd war va zreid.

47 Rag-se e lavaran d'id, penaos he fec'hejou, pere a zo calz, a zo pardonet dezi ; rag caret e deus calz : mes an hini da behini e pardoner nebeud, a gâr nebeud.

48 Neuze hen a lavaraz dezi ; Da bec'hejou a zo pardonet d'id.

49 Hag ar re a oa ouc'h taol gantan, a gommansaz lavaroud ennei o-unan ; Piou eo he-ma pehini memes a bardon ar bec'hejou ?

50 Mes hen a lavaraz d'ar vaouez ; Da feiz en deus da zaveteet ; kea en peoc'h.

## CHAB. VIII.

1 Goude-ze hen az ea dre an holl c'heriou hag ar villajenou, o prezegi hag oc'h

annonsi kelou mâd rouantelez Doue : hag an daouzeg *a oa* gantan ;

2 Hag ive ur vaouez-benag, pere a oa bet pareet eus a zroug-sperejou hag eus a glenvejou ; Mari, a c'halved Magdalen, eus a behini e oa sortiet seiz droug spered ;

3 Ha Janned, greg Chuza, merer Herodes, Suzanna, ha meùr a hini all, pere a zicoure anezan eus o madou.

4 Hogen pa oa en am zastumet calz a bobl, ha ma teuend d'e gaoud eus an holl c'heriou, hen a lavaraz dre ur barabolen :

5 Un hader az eaz er meas da hada e had. hag en eur hada, lod a gouezaz a-hed an hend ; hag e oe mac'het, ha laboused an env a zebraz anezan.

6 Ha lod all a gouezaz war ur roc'h, ha pa zavaz, e sec'haz, dre n'en doa ked a c'hlabor.

7 Lod all a gouezaz e-touez drein ; hag an drein o sevel gantan, a vougaz anezan.

8 Lod all a gouezaz en douar mâd ; hag e savaz, hag e roaz frouez, cant evid unan. O lavaroud kement ma, hen a griaz ; Ra zelaouo neb en deus discouarn da glevet.

9 Hag e zisgibien a c'houlenaz digantan, petra e oa ar baraholen za.

10 Hag hen a lavaraz ; Roed eo daoc'h da anaoud traou-euz rouantelez Doue : mes d'ar re all en parabolenou ; evid o ouelet na ouelint ket, hag o clevet na gomprenint ket.

11 Setu eta ar pez *a signifi* ar barabolen ze : An had eo ger Doue.

12 Ar re a hed an hent, eo ar re a zelaou ; neuza e teu an diaoul, hag a lam ar ger eus o c'halonou, gand aoun en eur gridi e vent salvet.

13 Hag ar re war ar roc'h, *eo ar re* pare, pa glevont, a reseo ar ger gant joa ; mes n'o deus ked a c'hrisien, ha na gredont nemed evid ur pennad, hag en amzer an dentasion en em dennont kouit.

14 Hag ar pez a zo couezet e-touez an drein, eo ar re pere o deus clevet, hag o veza eet kouit, a zo mouget gand ar soursiou, hag ar binvidigesiou, hag ar blijadurioù eus ar vuez-*ma*, ha na zougont ked a frouez bete beza dare.

15 Mes ar pez *a zo couezet* en douar mâd, eo ar re pere, o veza clevet ar ger, a vir *anezan* en ur galon pur ha mâd, hag a zoug frouez gant pasiantet.

16 Den e-bed, goude beza alumet ur c'houlaouen, na c'holo anezi gand ul lestr, ha n'hel laka dindan ur goucle ; mes hel lakaad a ra war ur c'hantoler, evit ma hell ar re a zeu ebarz gouelad ar goulou.

17 Rag n'eus netra a guzet, ha na dle heza diskleriet ; na netra a c'holoet, ha na dle

beza anavezet, ha deued da veza anat.

18 Hag-se likid evez penaos e selaouit : rag da neb en deus, e vezo roet ; ha da neb n'en deus ket, e vezo lamet digantan memes ar pez a sonch dezan en deus.

19 Neuze e vam hag e vreudeur a zeuaz d'e gaout, ha na bellent ket mont beteg hen abalamour d'ar foul.

20 Hag e oe lavaret dezan ; Da vam ha da vreudeur a zo er meas, hag o deus c'hoant goueled ac hanod.

21 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei ; Va mam ha va breudeur eo ar re pere a zelaou ger Doue, hag a ra anezan.

22 Hogen e c'hoarvezaz un devez, penaos e piniaz en ur vag gand e zisgibien, hag e lavaraz dezei ; Tremenomp en tu all d'al lagen. Hag int a bartiaz.

23 Hag evel ma verdeent, hen a gouskaz : hag un tempest braz a avel a gouezaz war al lagen, hag ar vag a leunie, hag e oand en danger braz.

24 Neuze ez ejond davetan, hag e tihunjond anezan, en eul lavaroud, Mestr, Mestr, perissa a reomp ! Mes hen, o veza savet, a reprenaz an avel ha keflusg an dour ; hag hei a baouezaz, hag e teuaz da veza sioul.

25 Neuze e lavaraz dezei ; Pe lec'h ema ho feiz ? Hag hêi spountet ha souezet, a lavare an eil d'egile ; Piou eo be-ma, o veza ma c'horc'hemen memes d'an avelou ha d'an dour, hag e sentont outan ?

26 Neuze e verdejond etreza bro ar Gadarened, pehini a zo rag-enep da C'halile.

27 Ha pa oe diskenet d'an douar, e tiarbenaz anezan un den eus ar gêr-ze, pehini a oa dalc'het gand droug-sperejou abaoa pell amzer, ha na ouisge ked a zilllad, ha na choume ked en ti, mes er besiou.

28 Pa ouelaz hen Jesus, e criaz cre, hag oc'h en em deurel diragan, e lavaraz gand ur voues uhel ; Petra a zo etra te ha me, Jesus, Mab an Doue Goruhela ? Me az ped, na dourmant ked ac'hanoun.

29 Rag gorc'hemen a rea d'ar spered impur mond er meas eus an den-ze : rag abaoe pell a oa e eroge stard ennan, hag evitan da veza ereet gant chadenou ha dalc'het en hualou, e tore an ereou, hag e oa caset gand an droug-sperad el lec'hiou dezert

30 Ha Jesus a c'houlenaz dezan, o lavaroud ; Pe hanô ec'h eus? Hag hen a lavaraz; Lejion : rag meûr a zroug-spered a oa eed ennan.

31 Hag hei a bede anezan na c'horc'hemenja ked dezei mond en dounder.

32 Hogen bez' e oa eno

ur vanden vraz a voc'h o peuri war ur menez ; hag e padchond anezan d'o lezel da vond ennei ; hag hen a bermetaz dezei.

33 Neuze an droug-sperejou, o veza sortiet eus an den, az eaz er moc'h ; hag ar vanden en em daolaz gant frouden d'an traôn el lagen, hag e oent beuzet.

34 Ha pa ouelaz ar re a vese ar pez a oa c'hoarvezet, hei a dec'haz, hag a racontaz kement se en kér ha war ar meas

35 Hag ez ejond er meas evit goueled ar pez a oa c'hoarvezet : hag o veza deued etreze Jesus, e cavchond an den, eus a behini e oa eet kouit an droug sperejou, azezet oud treid Jesus, gouisket, hag an e skiant vâd : hag aoun a grogaz ennei.

36 Hag ar re o doa gouelet a racontaz dezei penaos e oa bet delivret an hini a oa bet dalc'het gand an droug-sperejou

37 Neuze an holl dud eus a vro ar Gadarened tro-war dro hen pedaz da vont kouit dioutei ; rag ur spount braz a oa croget ennei Hen a binaz eta er vâg, hag a zistroaz.

38 Hag an den, eus a behini e oa eet kouit an droug-sperejou, hen pedaz da barmeñ dezan choum gantan : mes Jesus a gasaz anezan kouit, o lavaroud ;

39 Distro d'az ti, ha racont pebez traou braz en deus grêd Doue d'id. Hag hen az eaz kouit, hag a bublhaz dre an holl gêr pebez traou braz en doa Jesus grêd dezan.

40 Ha pa oe Jesus distroet, ar bobl a zigemeraz anezan gant joa ; rag an holl a c'hortoze anezan.

41 Ha setu e teuaz un den, hanvet Jairus, pehini a oa chef eus ar sinagog, hag hen en em daolaz ouc'h treid Jesus, hag a bedaz anezan da vond en e di

42 Rag ur verc'h unic en doa, eus an oad a zaouzec vloaz war-dro, pehini a varve. Hag evel ma'z ea, en em gavaz goasket gand ar foul.

43 Hag ur vaouez pehini e doa un diouad daouzec vloaz a oa, hag e doa dispiñet he holl vadou gant medeusined, hep gallout beza pareet gant hini e-hed,

44 A dostaaz oulan a-ziadre, hag a douchaz ar bord eus e zae ; ha kerkent he diouad a arretaz.

45 Ha Jesus a lavaraz ; Piou eo en deus touched ac'hanoun ? Hag evel ma nac'he an holl, Per hag ar re a oa gantan a lavaraz ; Mestr, ar foul a ouask hag a vac'h ac'hanod, hag e leverez, Piou en deus touc'hed ac'hanoun ?

46 Mes Jesus a lavaraz ; Unan-benag en deus touched ac'hanoun ; rag anavezet em eus penaos ur vertuz a zo eed ac'hanoun.

47 Neuze ar vaouez, o oueled penaos ne oa ket cuzet, a zenaz en eur grena, hag oc'h en em deurel dirag'han, hi a ziscleriaz dezan, dirag an holl bobl, perag e doa touched anezan, ha penaos e oa bet iac'heet rag-tal.

48 Hag hen a lavaraz dezi; *Va* merc'h, kemer conrach, da feiz en deus da iac'heet; kea en peoc'h

49 Pa edo c'hoaz o comza, dond a reaz unan eus a di chef ar sinagog, hag a lavaraz dezan; Da verc'h a zo marô; na skuiz kên ar C'helener.

50 Mes Jesus, o veza clevet *se*, a lavaraz dezan, N'az pez ked a aoun, cred hep-ken, hag hi a vezo iac'heet.

51 Ha pa oe deued en ti, na lezaz da zen antren nemed da Ber, Jakes ha Ian, ha da dad ha mam ar plac'hiaouank.

52 Hag an holl a oueile hag a hirvoude abalamour dezi: mes hen a lavaraz, Na ouelit ket; n'ema ket marô, mes cousket eo.

53 Hag ind a rea goab anezan, o veza ma ouient e oa marô

54 Mes goude m'en doa caset anezei holl er meas, hen a grogaz en he dorn, hag a griaz, o lavaroud, Plac'hiaouank saô.

55 Hag he ene a zistroaz, hag e savaz rag-tal: hag hen a c'horc'hemenaz rei da zibri dezi

56 Hag he zad hag he mam a oe souezet: mes hen a c'horc'hemenaz dezei na lavarjend da zen ar pez a oa c'hoarvezet.

## CHAB. IX.

1 Neuze hen a c'halvaz assambles an daouzeg disgibl, hag a roaz dezei galloud hag otorite war an holl zrougsperejou, ha da iac'haad ar c'hlenvejou.

2 Hag e casaz anezei da brezegi rouantelez Doue, ha da iac'haad ar re glanv.

3 Hag hen a lavaraz dezei; Na zougit netra evit an hent, na bisier na maleten, na bara, nag arc'hant, ha n'ho pezet ked diou zae evit pep hini

4 Hag en pe ti-benag ma'z eot ebarz, choumid eno bete ma'z eot kouit ac'hano.

5 Ha piou-benag ha na resevo ked ac'hanoc'h, pa'z eot kouit eus ar gêr ze, hejit memes ar poultr eus ho treid da desteni en o enep.

6 Hag o veza partiet, hei az eaz dre ar c'heriou, o prezegi an aviel, hag o iac'haad dre-holl.

7 Hogen Herodes an tetrark a glevaz eue a gemend a oa grêt gantan: hag e oa en douetans, abalamour ma lavare lod penaos e oa savet Ian diouz ar re varô;

8 Ha lod, penaos Elias a

oa en em ziscouezet; ba re all, penaos unan eus ar brofeded coz a oa resussitet.

9 Neuze Herodes a lavaraz; Trouc'hed em eus e ben da lan; mes piou eo he-ma eus a behini e clevan ar sort traou-ze? Hag en doa c'hoant goueled anezan.

10 Hag an ebestel, o veza distroet, a racontaz dezan kemend o doa grêt. Hag hen o c'hemeraz gantan, hag en em dennaz a-du en ul lec'h dezert a oa da ur ger galvet Bethsaida.

11 Hag ar bobl o veza gouezet, az eaz war e lerc'h; hag hen o resevaz, hag a gomzaz dezei eus a rouantelez Doue, hag e parce ar re o doa ezom da veza pareet.

12 Hogen evel ma commanse an deiz izelaad, an daouzeg a zeuaz d'e gaout, hag a lavaraz dezan, Cas kouid ar bobl, evit ma'z aint er c'heriou hag er vro en-dro da loja ha da gaoud boued; rag en ul lec'h dezert emomp ama.

13 Mes hen a lavaraz dezei; Roit c'houi da zibri dezei. Hag hei a lavaraz; Pemp bara ha daou hesk n'hon eus kên, nemed mond a rafemp da brena boued evid an holl bobl-ma.

14 (Rag bez' e oant wardro pemp mil den). Hag hen a lavaraz d'e zisgibien; Likid anezei da azeza a vandenou a hanter-cant den en pep-hini.

15 Hag hei a reaz evel se, hag a lekeaz an holl da azeza.

16 Neuze hen a gemeraz ar pemp bara hag an daou hesk, hag o selled etrezeg an env, e vennigaz anezei, hag *o* zoraz, hag *o* roaz d'e zisgibien evid *o* lakaad dirag ar bobl.

17 Hag e tebjond holl, hag o doe aoualc'h. hag e caschoud gantei daouzec paner leûn a damou choumed a-zilerc'h.

18 Hag e c'hoarvezaz penaos, evel ma pede a-du, ha ma oa e zisgibien gantan, e c'houlenaz digantei, o lavaroud; Piou a lavar an dud oun-me?

19 Hag hei o respont a lavaraz; Ian ar Badezour; mes re all *a lavar*, Elias; ha re all, penaos unan eus ar broteded coz a zo resussitet.

20 Hag hen a lavaraz dezei; Mes c'houi, piou a livirit-hu oun-me? Ha Per a respontaz, o lavaroud; Ar C'hrist eus a Zoue.

21 Hag hen a zifenaz stard outei na lavarend *an dra-ma* da zen;

22 O lavaroud; Red eo da Vab an Den souffr calz, ha beza rejetet gand ar re ansien, gand ar pen-veleien, ha gand ar scribed, ha beza lazet; ha resussita an trede deiz.

23 Hag hen a lavaraz d'an holl; Mar fell da unan-benag dond war va lerc'h, ra renonso dezan e-unan, ra

zougo e groaz bemdez, ha ra heulio ac'hanoun.

24 Rag piou-benag a fello dezan savetei e vuez, he c'hollo ; mes piou-benag a gollo e vuez abalamour d'in, hennes a zaveteo anezi.

25 Rag petra a dalfe da un den gounid ar bed holl, ma rafe eu em zistruch, pe beza collet ?

26 Rag piou-benag en devezo mêz ac'hanoun-me, hag eus va gerion, Mab an Den en devezo mêz anezan, pa zeuo en e c'hloar e-unan hag an Tad hag an eled santel.

27 Hogen e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos ez eus luniegou eus ar re a zo en o za ama ha na danvint ked ar marô, ken n'o devezo gouelet rouantelez Doue.

28 War-dro eiz devez goude ar c'homsiou-ze, e c'hoarvezaz penaos e kemeraz gantan Per, Ian, ha Jakes, hag e piniaz war ur menez evit pidi.

29 Hag evel ma oa o pidi, an drem eus e visach a chenchaz, hag e zillad *a oa* gouen *ha* lugernus.

30 Ha setu daou zen a gomze gantan, ar re a oa Moises hag Elias ;

31 Pere a barisse en gloar, hag a gomze eus e dremenvan, pehini a dlie accomplissa en Jerusalem.

32 Hogen Per hag ar re a oa gantan a oa pounereet gand ar c'housg ; ha pa zihunjont, e oueljond e c'hloar, hag an daou zen a oa en o za gantan.

33 Hag evel ma'z ea ar re-ma kouit dioutan, Per a lavaraz da Jesus, Mestr, mâd eo deomp beza ama : greomp teir zanten ; unan evidoud, unan evit Moises, hag unan evid Elias : na ouie petra a lavare.

34 Pa lavare kement-se e teuaz ur goabren, hag a c'holoaz anezei ; hag e oent spountet pa'z ejond er goabren.

35 Hag ur voues a zeuaz eus ar goabren, o lavaroud ; He-ma eo va Mab caret-mâd ; selaouit-hen.

36 Ha pa gomze ar vouesze, Jesus en em gavaz e-unan. Hag hei a davaz ha na leverjond da zen en deisiou-ze netra eus an traou o doa gouelet.

37 Hag antronoz, pa oant diskenet eus ar menez, ur bobl vraz a rancontraz anezan.

38 Ha setu un den eus ar foul a griaz, o lavaroud ; Kelener, sell ouc'h va mab, me' az ped ; rag va bugel unic eo.

39 Ha setu ur spered a grog ennan, hag e cri diouc'htu, hag hen a ouall-hej anezan, oc'h e lakaad da eon, hag a veac'h e laosk anezan, goude beza e vrevet.

40 Ha me em eus pedet da zisgibien d'e gas kouit, ha n'o deus ket gellet.

41 Ha Jesus o respont a lavaraz ; O raç incredul ha corrompet, pegeid

vezin-me ganeoc'h, hag e c'houzanvin-me ac'hanoc'h? Digas ama da vab.

42 Ha pa oa o tond, an demon a daolaz anezan d'an douar, hag hen goall hejaz; mes Jesus a reprenaz ar spered impur, hag a iac'heaz ar bugel, hag a roaz anezan d'e dad.

43 Hag e oent holl souezet eus a vrasder galloud Doue. Hag evel ma oant holl souezet gant kemend a rea Jesus, hen a lavaraz d'e zisgibien;

44 Likid c'hoaz ar c'homs iou-ma en ho tiscouarn, rag Mab an Den a vezo livret etre daouarn an dud.

45 Mes na gomprenent ked ar gomz-ze; hag e oa cuzet evitei, en hevelep doare na gomprenent ked anezi; hag o doa aoun ober goulen e-bed digantan diwar-ben ar gomz-ze.

46 Neuze e savaz un disput etrezei, pehini anezei a vije ar brasa.

47 Mes Jesus, o oueled sonjesonou o c'halon, a gemeraz ur bugel, hag a lekeaz anezan en e gichen,

48 Hag a lavaraz dezei; Piou-benag a reseò ar bugel-ma em hanò, a reseò ac'hanoun; ha piou-benag a reseò ac'hanoun, a reseò an hini en deus va c'haset: rag an hini a zo ar bihana en ho touez holl, hennec eo a vezo braz.

49 Ha Ian a respontaz hag a lavaraz; Mestr, gouele hon eus un den pehini a gase kouit an droug-sperejou en da hanò; hag e tifenchoump dezan, abalamour na heul ket ganeomp.

50 Ha Jesus a lavaraz dezan, Na zifenit ked *dezan*; rag nep n'ema ked a-enep deomp a zo evidomp.

51 Hogen pa oa deued an deisiou en pere e tlie beza savet d'an neac'h, hen en em lekeaz en hent, desidet màd da vond da Jerusalem.

52 Hag e casaz cannaded en e raog: hag ind az eaz, hag a antreaz en ur vourc'h eus ar Samaritaned, da brepari evitan.

53 Mes na zigemerchont ked anezan, abalamour ma oa e drem war-zu Jerusalem.

54 Ha Jakes ha Ian, e zisgibien o ouelet *kement-se*, a lavaraz; Aotrou, ha te a fell d'id e lavarfemp da dân disken eus an env, hag o c'honsumi, evel ma reaz ive Elias?

55 Mes hen o trei outei, a reprenaz anezei, hag a lavaraz; Na ouzoc'h ked eus a be spered oc'h.

56 Rag Mab an Den ne ked deued evit coll eneou an dud, mes evid o zavetei. Hag hei az eaz da ur vourc'h all.

57 Hag e c'hoarvezaz, pa edont o vond en hent, un den a lavaraz dezan, Heulia a rin ac'hanod, Aotrou, a pe lec'h-benag ma'z i.

58 Ha Jesus a lavaraz dezan; Al lern o deus toullou,

ha laboused an env neisiou ; mes Mab an Den n'en deus lec'h e-bed evit reposi e ben.

59 Hag hen a lavaraz da un all ; Heûl ac'hanoun. Mes he-ma a lavaraz ; Aotrou, permet d'in mond da genta da enterri va zad.

60 Ha Jesus a lavaraz dezan ; Lez ar re varô da enterri ar re varô; mes te, kea da brezegi rouantelez Doue

61 Hag un all ive a lavaraz; Heulia a rin ac'hanod, Aotrou; mes permet d'in da-genta kimiada ar re a zo em zi.

62 Mes Jesus a lavaraz dezan ; Hini e-bed, o veza lekeed e zorn war an arar, hag a zell adre, n'eo disposet mâd evit rouantelez Doue.

## CHAB. X.

1 Goude an traou-ze, an Aotrou a choasaz c'hoas deg ha tri-ugend all, hag e casaz anezei daou ha daou en e raog, en holl geriou hag en holl lec'hiou e pere e tie mont.

2 Rag-se hen a lavaraz dezei ; An eôst evit-gouir a zo braz, mes al labourerien *a zo* nebeud ; Pedit eta an Aotrou eus an eôst da gas labourerien en e eôst.

3 It ; setu e casan ac'hanoc'h evel ein e-touez bleizi.

4 Na zougit na ialc'h, na maleten, na boutou ; ha na zaludit den en hent.

5 En pe ti-benag ma'z eot ebarz, livirit da genta ; Ar peoc'h d'an ti-ma.

6 Ha mar deus eno ur mab a beoc'h, ho peoc'h a chouno warnezan ; ma n'eus ket, e tistroio deoc'h.

7 Ha choumit en ti-ze, o tibri hag oc'h eva ar pez a roind deoc'h : rag al labourer a zo din eus e c'hôpr. Na dremenit ked a di-e-ti.

8 Hag en pe kêr-benag ma'z eot ebarz, ha ma veot digemeret, dibrit ar pez a vezo lekeed diragoc'h.

9 Iac'hait ar re glanv a vezo eno, ha livirit dezei ; Rouantelez Doue a zo deuet tost deoc'h.

10 Mes en pe kêr-benag ez eot ebarz, ha ma na zigemeront ked ac'hanoc'h, it er meas dre hé ruou, ha livirit;

11 Memes ar poultr pehini a zo staget ouzomp en ho kêr, a hejomp en hoc'h enep ; coulsgoude gouezit an drama, penaos rouantelez Doue a zo tostead ouzoc'h.

12 Hogen me a lavar deoc'h, penaos e vezo gouzanvusoc'h da Sodom en deiz-ze eged d'ar gêr-ze.

13 Maleur d'id, Corazin ! maleur d'id, Bethsaida ! rag ma vije bet grêd en Tir hag en Sidon ar vurzudou a zo bet grêd enoc'h, pell zo e vijent distroet, oc'h azeza en sac'h-han hag el ludu.

14 Rag-se bez' e vezo gouzanvusoc'h da Dir ha da Zidon er varn eged deoc'h.

15 Ha te, Cafarnaom, pehini a zo bet savet beteg an env, discaret e vezi beteg en ifern.

16 Neb a zelaou ac'hanoc'h, a zelaou ac'hanoun; ha neb a rejet ac'hanoc'h, a rejet ac'hanoun; mes neb a rejet ac'hanoun, a rejet an hini en deus va c'haset.

17 Hag an deg ha tri-ugent a zistroaz gant joa, o lavaroud, Aotrou, an droug-sperejou memes a zo soumetet deomp en da hanô.

18 Hag hen a lavaraz dezei; Me a ouele Satan o coueza eus an env, evel ul luc'heden.

19 Setu me a ro deoc'h ar galloud da vale war serpanted ha scorpioned, ha war holl nerz an enemi; ha netra na rajo droug e-bed deoc'h.

20 Coulsgoude n'en em rejouissit ked abalamour ma eo suumetet deoc'h ar spe-rejou, mes en em rejouissit kentoc'h abalamour ma eo scrivet hoc'h hanmou en envou.

21 En heur-ze Jesus a dridaz a joa er spered, hag a lavaraz; Da veuli a ran, ô Tad, Aotrou an env hag an douar, dre ma ec'h eus cuzet an traou-ze oud ar re fûr hag ar re skiantet, ha ma ec'h eus o discuzet da vugaligou. Ia, ô Tad; rag evel-se eo bet plijet d'id.

22 Pep tra a zo roed d'in gant va Zad: ha den na ôar piou eo ar Mab, nemed an Tad; na piou eo an Tad, nemed ar Mab, hag an hini a fello d'ar Mab e ziscoueza dezan.

23 Hag hen o trei oud e zisgibien, a lavaraz a-du; Eurus an daou-lagad a ouel ar pez a ouelit.

24 Rag e lavaroud a ran deoc'h, penaos calz a brofeded hag a rouaned o deus deziret goueled ar pez a ouelit, ha n'o deus ket gouelet; ha cleved ar pez a glevit, ha n'o deus ket clevet.

25 Ha setu un den-a-lezen a zavaz, hag evid e denti, a lavaraz, Kelener, petra a dlean me da ober evid herita ar vuez eternel?

26 Hag heo a lavaraz dezan, Petra a zo scrivet el lezen? penaos e lennez-te?

27 Hag he ma o respont, a lavaraz; Caroud a ri an Aotrou da Zoue eus da holl galon, hag eus da holl ene, hag eus da holl nerz, hag eus da holl spered, ha da nesa, evel-doud da-unan.

28 Hag hen a lavaraz dezan; Respontet ec'h eus mâd: gra kement-se, hag e vevi.

29 Mes he-ma, o felloud dezan en em justifia, a lavaraz da Jesus; Ha piou eo va nesa?

30 Ha Jesus o respont, a lavaraz, Un den a ziskeno eus a Jerusalem da Jeriko, hag a gouezaz e-touez laeron, pere a ziouiskaz anezan, ha goude beza e ouall-vlesset,

ez cjont koult, o lezel *anezan* banter varô.

31 Hogen digouezond a reaz penaos e tiskene ur beleg dre an hent-se, hag o veza goueled anezan, hen az eaz en tu all ehiou.

32 Hag evel-se ive ul levit, o veza deued el lec'h-ze, hag o oucled anezan, az eaz en tu all chiou.

33 Mes ur Samaritan, en eur vond en e hent, a zeuaz el lec'h ma oa, ha pa ouelaz anezan, en doe truez *outan*.

34 Hag o tostaad, hen a lienenaz e c'houhou, o veza scuilet ennei eôl ha gouin; neuze hel lekeaz war e jaô e-unan, hag hen casaz da un hostaleri, hag e soagnaz anezan.

35 Hag antronoz, pa'z eaz kouit, e tennaz daou ziner, hag o roaz d'an hostiz, hag e lavaraz dezan; Az pez soagn anezan; ha petra benag a zispini ouc'h-pen, me her rento d'id pa zistroin.

36 Brema pehini eus an tri-ze, war da venoz, eo bed an nesâ d'an hini a oa couezet e-touez al laeron?

37 Hag hen a lavaraz, An hini a reaz trugarez en e genver. Ha Jesus a lavaraz dezan, Kea, ha gra ive evel-se.

38 Hogen e c'hoarvezaz, pa oand en hent, penaos ec'h antreaz en ur vourc'h, hag ur vaouez hanvet Martha a zigemeraz anezan en he zi.

39 Hou-ma e doa ur c'hoar hanvet Mari, pehini a oa azezet ouc'h treid Jesus, hag a zelaoue e c'her.

40 Mes Martha a oa sourcius braz oc'h aoza calz: hag hi a zeuaz d'e gaout, hag a lavaraz; Aotrou, ha na rez-te ked a evez penaos e lez va c'hoar ac'hanoun da zervicha va-unan? Lavar eta dezi ma rai va zicour.

41 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezi; Martha, Martha, te a zo sourcius, hag ec'h en em droublez gant lies a draou;

42 Mes un dra hep-ken a zo necesser, ha Mari e deus choaset al loden vâd, pehini na vezo ket lamet diganti.

## CHAB. XI.

1 Hag e c'hoarvezaz penaos, evel ma oa hen o pidi en ul lec'h pa haouezaz, e lavaraz unan eus e zisgibien dezan; Aotrou, desk deomp da bidi, evel ma en deus Ian ive desket d'e zisgibien.

2 Hag hen a lavaraz dezei; Pa bedod, livirit; Hon Tad pehini *a zo* en envou; da hanô bezet santifiet: deuet da rouantelez da volonte bezet grët war an douar evel en env:

3 Ro deomp bep deiz hor bara pemdeziec:

4 Ha pardon deomp hor pec'hejou, rag ni a bardon ive d'ar re boll pere a dle deomp: ha n'hon hinch ked en tentasion, mes delivr ac'hanomp a zroug.

5 Hag hen a lavaraz dezei ; Pehini ac hanoc'h hag en defe ur mignon , hag ez aje d'e gaout da hanter-nos , hag a lavarfe dezan , Va mignon , prest d'in tri bara ;

6 Rag ur mignon d'in a zo deued eus an hent d'am c'haout , ha n'em eus netra da lakaad diragan ?

7 Ha ma ra-ben eus an diabarz respont ha lavarout ; Na droubl ked ac'hanoun , an nor a zo brema serret , ha va bugale a zo ganen em gouele ; na hellan ket sevel evid o rei d'id :

8 Me a lavar deoc'h, petra-benag na rafe-ben ket sevel evit rei dezan abalamour ma eo mignon dezan, coulsgoude abalamour d'e importunite e rafe sevel , hag e rofe dezan kemend ha ma en divije czom.

9 Ha me a lavar deoc'h ; Goulenit , hag e vezo roed deoc'h ; classkit, hag e kefot ; scoit , hag e vezo digoret deoc'h.

10 Rag kemend hini a c'houlen a reseo , ha neb a glask , a gav , ha da neb a sco , e vezo digoret.

11 Hogen piou ac hanoc'h-hu eo an tad pehini , mar goulen e vab bara digantan , a rofe ur mean dezan ? pe *mar goulen* ur pesk , a rofe dezan un aer e-lec'h ur pesk?

12 Pe mar goulen ur vi , a rofe dezan ur scorpion ?

13 Mar gouzoc'h eta c'houi, pere oc'h fall , rei traou mâd d'ho bugale , pegement mui e roio ho Tad celestiel ar Spered - Santel d'ar re a c'houlen digantan ?

14 Hag hen a gasaz kouit un droug-spered , pehini a oa mud. Ha pa oe sortiet an droug-spered , ar mud a gomzaz : hag ar bobl a oe souezet.

15 Hogén binienou anezei a lavaraz, Dre Veelzebul, chef an droug sperejou , eo e ra cas kouit an droug-sperejou.

16 Ha re all, evid e deati, a c'houlene digantan ur sin eus an env.

17 Mes hen, oc'h anaoud o zonjesonou , a lavaraz dezei ; Pep rouantelez diviset a-enep he - unan , a vezo gouastet ; hag un ti *diviset* a-enep e-unan , a gouezo.

18 Mar d-eo eta Satan diviset a enep e unan, penaos e choumo e rouantelez en e sa? Rag c'houi a lavar penaos eo dre Veelzebul e casan kouit an droug-sperejou.

19 Ha mar casan kouit an droug-sperejou dre Veelzebul, dre piou o c'has kouit ho pugale ? Rag - se e vezind o-unan ho parnerien.

20 Mes mar casan kouit an droug-sperejou dre viz Doue , a dra sùr rouantelez Doue a zo deuet beteg enoc'h.

21 Pa ema un den cre hag armet mâd o tiouall e vaner, kemend en deus a zo en peoc'h :

22 Mes pa zeu unan creoc'h

egetan warnezan, hag a drec'h anezan, hen a lam digantan e holl armou, e pere en em fisie, hag a bartaj e breizou.

23 Nep n'ema ket ganen, a zo a-enep d'in; ha nep na zastum ket ganen, a zispers

24 Pa eo eed ar apered impur er meaa eus a un den, e vale dre lec'hiou sec'h, o clask repos; hag o veza na gav ket, e lavar; Distrei a rin d'am zi eus a behini oun sortiet

25 Ha pa zeu, e cav anezan scubet ha kempenet.

26 Neuze ez à, hag e kemer gantan seiz spered all goasoc'h egetan; hag ec'h antreont, hag e choumond eno: ha stad diveza an den ze a zo goasoc'h eged ar c'henta.

27 Hogen e c'hoarvezaz, evel ma lavare kement-se, penaos ur vaouez eus a douez ar bobl, o sevel he moues, a lavaraz dezan; Eurus ar c'hov en deus da zouget, hag an divron ec'h eus sunet.

28 Hag hen a lavaraz; Mes kentoc'h, eurus ar re a zelaou ger Doue, hag a vir anezan.

29 Ha pa oa ar bobl en em zastumet assambles, hen a gommansaz da lavarond; Ar raç-ma a zo fall: goulen a ra ur sin, ha na vezo roed dezi sin e-bed nemet sin ar profed Jonas.

30 Rag evel ma oe Jonaa ur sin evid an Niniveed, evel-se ive e vezo Mab an Den evid ar generasion-ma.

31 Rouanea ar c'hresteiz a zavo er varn gant tud ar generasion-ma, hag o c'hondaono; rag hi a zeuaz eus a ben-pell an douar da zelaou furnez Salomon; ha setu, brasoc'h eget Salomon *a zo* ama.

32 Tud Ninive a zavo er varn gand ar generasion ma, hag he c'hondaono; rag hei a zistroaz ouc'h predicasion Jonas; ha setu brasoc'h eget Jonaa *a zo* ama.

33 Den goude allumi ur c'houlaouen, n'hel laka en ul lec'h cuzet, pe dindan ur boezel, mes war ur c'hantoler, evit ma ouelo ar re a zeu ebarz ar sclerijen

34 Goulaouen ar c'horf eo al lagad: rag-se mar d eo màd da lagad, da holl gorf a zo scleriet; mes mar d-eo fall, da gorf ive a zo teval.

35 Dioual eta na ve tevalien ar sclerijen a zo enoud.

36 Mar d-eo eta da gorf holl scleriet, hep loden deval e-bed, scleriet e vezo holl, evel pa ra ur c'houlaouen da sclera gant he sclerijen.

37 Ha pa gomze, ur farizian a bedaz anezan da leina gantan. Hag hen o veza antreet, en em lekeaz ouc'h taol.

38 Mes ar farizian a oa souezet, pa ouelaz n'en doa ked da-genta en em oualc'het a-raog al lein.

39 Hag an Aotrou a lavaraz dezan; C'houi, farizianed,

a netâ an diaveas eus an tas hag eus ar plâd ; mes an diabarz ac'hanoc'h a zo leûn a laeronsi hag a zrougiez.

40 *Tud* diskiant, an hini en deus grêd ao diaveas, ha n'en deus-hen ket grêd ive an diabarz ?

41 Mes kentoc'h roit en aluzen an traou hoc'h eus, ha setu pep-tra a vezo nêt evidoc'h.

42 Mes maleur deoc'h, farizianed ; rag paea a rit an deog war ar vent, war ar rû, ha war an holl louzou, hag e tremenit dreist ar varn hag ar garantez a Zoue. An traou-ze eo a oa red ober, hep dilezel ar re all.

43 Maleur deoc'h, farizianed ; rag caroud a rit ar c'henta cadoriou er sinagogou, hag ar saludou er blasenou public.

44 Maleur deoc'h, scribed ha farizianed hipocrited ; rag henvel oc'h oud besiou ha na baresont ket, ha war *bere* e vale an dud heb *e* c'houzout.

45 Neuze unan eus an dud-a-lezen a respontaz, hag a lavaraz dezan ; Kelener, o comza evel-se, e rez outraji ive ac'hanomp-ni.

46 Hag hen a lavaraz ; Maleur ive deoc'h-hu, an dud-a-lezen ; rag c'houi a garg an dud a vec'hiou dies da zougen, ha na rit ked hoc'h-unan toucha ar bec'hiou-ze gand unan eus ho pisied.

47 Maleur deoc'h ; rag c'houi a zav besiou ar brofeded, hag ho tadou o deus lazet anezei.

48 Evit-gouir c'houi a ro testeni penaos a cavit mâd oberiou ho tadou ; rag hei o deus o lazet, ha c'houi a zav o besiou.

49 Abalamour da ze ive eo e deus lavaret furniz Doue ; Cas a rin dezei profeded hag ebestel, hag e lazint *lod* anezei, *ha lod* all a bersecutint :

50 Evit ma vezo goulenet digand ar generasion-ma goâd an holl brofeded a zo bet scuilet abaoe fondasion ar bed ;

51 Adaleg goâd Abel bete goâd Zacharias, pehini a oa lazet etre an aoter hag an ti : ïa, e lavaroud a ran deoc'h, goulened e vezo digand ar generasion-ma.

52 Maleur deoc'h, an dud-a-lezen ; rag lamed hoc'h eus alc'houez ar ouiziegez : c'houi hoc'h-unan n'oc'h ked antreet eharz, hag ampechet hoc'h eus ar re a oa o vond eharz.

53 Hag evel ma lavare dezei an traou-ze, ar scribed hag ar farizianed a gommansaz gouaska stard anezan, hag ober goulenou dezan war meûr a dra ;

54 Oc'h antel lindagou dezan, hag o clasg tenna un dra-benag eus e c'henou, evit ma hellent accusi anezan.

## CHAB. XII.

1 Er c'houls-ze, pa oa en em zastumet assambles meur a vil-den pobl, en hevelep doare ma valeent an eil war egile, hen a gommansaz lavaroud d'e zisgibien ; Dreistholl en em zioualfit ouc'h goell ar farizianed, pehini eo an hipocrizi.

2 Hogen n'eus netra a c'holoet, ha na vezo dizoloet, ha netra a guzet, ha na vezo gouezet.

3 Rag-se kemend hoc'h eus lavaret en devalien, a vezo clevet er goulou ; hag ar pez hoc'h eus lavaret er scouarn ebarz cabinejou, a vezo prezeget war gore an ties.

4 Ha me a lavar deoc'h-hu, va mignoned, N'ho pezet ked a aoun rag ar re a laz ar c'horf, ha pere goude-ze n'o deus mui netra da ober.

5 Mes me a ziscouezo deoc'h rag piou e tleit caoud aoun ; ho pezed aoun rag an hini pehini, goude m'en deus lazet, en deus ar galloud da deurel en ifern ; ia, me hel lavar deoc'h, ho pezed aoun rag hennes.

6 Ha na ouerzer ket pemp golvan evid daou liard ? coulsgoude hini anezei n'eo ancounac'heed dirag Doue.

7 Mes bleô ho pen memes a zo countet holl. N'ho pezet ket eta a aoun ; c'houi a dal muioc'h eget calz a golvaned.

8 Hogen lavaroud a ran deoc'h; Piou-benag a gonveso ac'hanoun dirag an dud, Mab an Den a gonveso ive anezan dirag eled Doue.

9 Mes an hini am dinac'ho dirag an dud, a vezo dinac'het dirag eled Douo.

10 Ha piou benag en devezo comzet a-enep Mab an Den, e vezo pardonet dezan ; mes an hini en devezo goallgomzet a-enep ar Spered-Santel, na vezo ket pardonet dezan.

11 Hogen pa gasind ac'hanoc'h er sinagogou, ha dirag ar penou-bro hag ar buissansou, n'en em likit ked en poan penaos pe petra a respontot evit ho tifen, pe petra a leverot;

12 Rag ar Spered Santel a zesko deoc'h en heur ze ar pez a dleot da lavaroud.

13 Neuze unan eus ar bobl a lavaraz dezan ; Kelener, lavar d'am breûr ma partajo ganen an heritach.

14 Mes hen a lavaraz dezan, Den, piou en deus va lekeed da varner pe da lodener warnoc'h ?

15 Hag hen a lavaraz dezei ; Likid evez, hag en em virit ouc'h an avaristed, rag en pe abondans-benag e vez un den, e vuez na zalc'h ked eus e vadou.

16 Hag hen a lavaraz dezei ar barabolen-ma ; Douar un den pinvidic en doa rapportet gand abondans.

17 Hag hen a rezone ennan e-unan, o lavaroud ;

Petra a rin-me, rag n'em eus ked a lec'h evid dastum va frouesiou ?

18 Hag heo a lavaraz; Setu petra a rin ; me a ziscaro va c'hreunielou , hag e savin re vrasoc'h, hag e tastumin eno va holl eòst ha va madou :

19 Hag e livirin d'am ene ; Va ene , te ec'h eus calz a vadou dastumet a - du evit meùr a vloaz ; en em repos, debr , ev , ha bez laouen.

20 Mes Doue a lavaraz dezan ; *Den* diskiant, en-nosma e vezo goulened da ene diganez ; hag an traou ec'h eus dastumet , da biou a vezint ?

21 Evel-se ema an hini a zastum tenzoriou evitan e-unan, ha n'eo ket pinvidic e-kenver Doue.

22 Hag hen a lavaraz d'e zisgibien ; Rag-se me a lavar deoc'h ; Na vezit ket sourslus evit ho puez, petra a zebrot , nag evit ho corf , petra a ouiskot.

23 Ar vuez a zo mui eged ar boued , hag ar c'horf *a zo mui* eged an dilad.

24 Considerit ar brini ; rag na hadont ha na vedont ket , n'o deus na caò na greuniel , coulsgoude Doue a voued anezei ; pegement n'oc'h-hu ket talvoudusoc'h eget labousel ?

25 Ha piou ac'hanoc'h a helt dre e zoursi ajouti d'e vuez un ilinad hep-ken ?

26 Ma na hellid ete ober ao distera tra , perag oc'h-hu sourslus gand ar rest ?

27 Considerit al lili , penaos e creskont : na labouront ha na nezont ket ; ha coulsgoude me a lavar deoc'h, penaos Salomon memes , en e holl c'hloar , na oa ket gouisket evel unan anezei.

28 Mar gouisg eta Doue er giz-ze al louzaouen , pehini a zo hirio er park , hag a vezo taolet varc'hoas er forn, pegement mui *na ouisko-hen ked* ac'hanoc'h-hu , ò tud a neheud a feiz ?

29 Ha c'houi , na glaskit ket petra a zebrot , na petra a evot , ha na vezit ket nec'het.

30 Rag an holl draou-ze eo a glasg poblou ar bed ; hag ho Tad a òar penaos hoc'h eus ezom eus an traou-ze.

31 Mes evit gouir claskit rouantelez Doue. hag an holl draou-ze a vezo roed deoc'h ouc'h-pen.

32 N'ho pezet ked a aoun , tropel bihan ; rag plijet eo bet d'ho Tad rei deoc'h ar rouantelez.

33 Gouerzit ar pez hoc'h eus, ha roit aluzen : grit evidoc'h ilc'hier pere na gosaont ket , un tenzor en envou ha na vank ket , eus a belec'h na dosta ked al laeron , hag e pelec'h na ouast ked ar prenv.

34 Rag el lec'h ma ema ho tenzor , eno ive e vezo ho calon.

35 Ra vezo ho croazal

gourizet, hag ho coulaouenou allumet,

36 Ha c'houi boc'h-unan evel tud hag a c'hortoz o aotrou pa zistroi eus an eured, evit pa zeuo ha pa scoio, ma tigorind dezan rag-tal.

37 Eurus ar zervicherien-ze pere a gavo an Aotrou o veilla pa zeuo! E gourionez e lavaran deoc'h, penaos en em c'hourizo, hag e rai dezei azeza ouc'h taol, hag e teuo hag e servicho anezei.

38 Ha mar teu d'an eil beilladen, pe mar teu d'an deirved beilladen, ha mar cav anezei evel-se, eurus eo ar zervicherien-za.

39 Hogen gouezit an drama, penaos ma ouefe ar pen-tiegez da he heur e tiefe doud al laer, e veille, ha na lezfe ked toulla e di.

40 Rag-se c'houi ive, en em zalc'hit prest, rag Mab an Den a zeuo d'an heur ha na sonjit ket.

41 Neuze Per a lavaraz dezan; Aotrou, ha deomp-ni eo e leverez ar barabolen-ze, pe ive d'an holl?

42 Hag an Aotrou a lavaraz; Ha piou eo ar merer fidel ha fur, pehini e ra e aotrou lakaad war e dud, evit rei dezei o mezur a ed en e hred?

43 Eurus ar servicher-ze, pehini, pa zeuo e vestr, e cavo anezan oc'h ober evel-se.

44 E gourionez e lavaran deoc'h, penaos e lakaio anezan war gemend en deus.

45 Mes ma lavar ar servicher-ze en e galon; Va aotrou a zale da zont; hag e ra commans skei gand ar vevelou ha gand ar vitisien, ha dibri, hag eva, ha mezvi;

46 Aotrou ar servicher-ze a zeuo d'an deiz na c'hortozo ket, ha d'an heur na ouezo ket; hag hen a ranno anazan, hag a lakaio a lod gand ar re infidal.

47 Hogen ar servicher-ze, pehini a anavaze bolonte e aotrou, ha n'eo ked en em zalc'het prest, ha n'en deus ket grêt hervez e volonte, a vezo cannet calz:

48 Mes an hini n'en deus ket he anavezet, hag en deus grêt traou din a gastiz, a vezo cannet nebeutoc'h: rag calz a vezo goulenet digant piou-benag e vezo bet roet calz dezan; ha digand an hini da behini e vezo bet confiat calz, a vezo goulenet muioc'h.

49 Deued oun da deurel tân war an douar; ha petra a zeziran-me, mar d-eo allumet dija?

50 Hogen bez' em eus ur vadisiant da veza badezet anezi; ha peger strizeo warnoun bete ma vezo accomplisset!

51 Ha c'houi a sonch e ven deued da lakaad ar peoc'h war an douar? Nan, a lavaran deoc'h, mes kentoc'h an division.

52 Rag diwar-vrema e vezo pemp en un ti diviset, tri a-enep daou, ha daou a-enep tri.

53 An tad a vezo diviset a enep ar mab, hag ar mab a-enep an tad; ar vam a-enep ar verc'h hag ar verc'h a-enep ar vam; ar vam-gaer a-enep he merc'h-gaer, hag ar verc'h-gaer a-enep he mam-gaer.

54 Hag hen a lavaraz ive d'ar bobl; Pa ouelit ur goabren o sevel eus ar c'hus-heol, e livirit rag-tal; Dond a raio glaô; hag e c'hoarvez evel-se.

55 Ha pa c'houez avel ar c'hresteiz, e livirit; Tom e vezo; hag e c'hoarvez *evel-se.*

56 Hipocrited, gouzoud a rit anaoud diouc'h apparans an oabl hag an douar; mes penaos na anavezit-hu ked dioud an amzer-ma?

57 Ha perag na varnit-hu ket, ia ac'hanoc'h hoc'h-unan, ar pez a zo just?

58 Hogen pa'z ez gand da adversour dirag ar majistrat, tach en hend da veza delivret digantan; gand aoun na gasfe ac'hanod dirag ar barner, ha na rafe ar barner da livra d'ar serjant, ha na lakafe ar serjant ac'hanod er prizon.

59 E lavaroud a ran d'id, penaos na zorti ked alese, ken n'az pezo paeet an diveza liard.

## CHAB. XIII.

1 Bez' en em gave eno en amzer-ze hinienou hag a racontaz dezan diwarben ar Galileed, goâd pere en doa Pilat mesket gand o zacrifisou.

2 Ha Jesus o respont, a lavaraz dezei; Ha c'houi a azonch penaos ar C'halileed-ze a oa brasoc'h pec'herien eged an holl C'halileed, dre m'o deus souffret kement-se?

3 Nan, a lavaran deoc'h; mes ma n'en em gonvertissit ket, c'houi a berisso holl en hevelep doare.

4 Pe an triouec'h *den*-ze war bere e couezaz an tour en Siloe, hag o lazaz, ha c'houi a zonch e oant-ei brasoc'h pec'herien eged an holl dud a choume en Jerusalem?

5 Nan, a lavaran deoc'h; mes ma n'en em gonvertissit ket, c'houi a berisso holl en hevelep doare.

6 Lavaroud a reaz ive ar barabolen-ma. Un den en doa ur ouezen fies plantet en e ouiniec; hag e teuaz da glasg frouez enni, ha na gavaz ket.

7 Neuze hen a lavaraz d'ar gouinienner; Setu tri bloaz zo e teuan da glasg frouez er ouezen fiez-ma, ha na gavan ket: trouc'h-hi 'ta; perag e talc'h difrouez an douar?

8 Hag hen a respontaz, hag a lavaraz dezan; Aotrou, lez anezi c'hoas ar bloaz-ma, bete ma toullin en-dro dezi, ha ma likin teil.

9 Ha marteze e tougo frouez; anez goude-ze e trouc'hi anezi.

10 Hag hen a gelene en ur sinagog da zeiz ar sabbat:

11 Ha setu, bez' e oa ur oureg hag e doa ur spered a infirmite triouec'h bloaz a oa, hag e oa croumet, en hevelep doare na helle ked a-gren en em euna.

12 Mes Jesus o veza goueled anezi, he galvaz, hag a lavaraz dezi ; Maouez, delivret oud eus da infirmite.

13 Hag hen a lekeaz e zaouarn warnezi ; hag hi a oe eunet rag-tal, hag a veulaz Doue.

14 Hogen pen ar sinagog, o veza drougennan abalamour m'en doa Jesus iac'heed da zeiz ar sabbat, a respontaz hag a lavaraz d'ar bobl ; Bez' ez eus c houec'h devez e pere e tlêr labourat ; deuit eta en deisiou-ze evit beza iac'heet, ha nan en deiz ar sabbat.

15 Rag se an Aotrou a respontaz dezan, hag a lavaraz ; Hipocrit, ha na ra ket pep hini ac'hanoc'h en deiz ar sabbat distaga eus ar c'hraou e ejen pe e azen, hag e gas d'an dour ?

16 Hag hou-ma, merc'h da Abraham, pehini a oa ereet gant Satan setu triouec'h bloaz a oa, ha ne dlie hi ket beza delivret eus al liam ze en deiz ar sabbat ?

17 Ha pa lavare kementse, e holl adversourien o doa mèz ; hag an holl bobl a rejouisse eus an holl draou glorius a oa grêt gantan.

18 Neuze hen a lavaraz ; Ouc'h petra eo henvel rouantelez Doue ? hag ouc'h petra e comparin-me anezi ?

19 Henvel eo oud ur c'hreunen sezo, pehini a gemeraz un den, hag hel lekeaz en e jardin ; hag e creskaz, hag e teuaz da veza ur ouezen vraz, ha laboused an env a reaz o neisiou ea he brankou.

20 Lavaroud a reaz c'hoas ; Ouc'h petra e comparin-me rouantelez Doue ?

21 Henvel eo oud ar goell a gemeraz ur vaouez, hag a lekeaz en tri mezur a vleud, bete ma oa an holl goet.

22 Hag hen az eaz dre ar c'heriou hag ar villajenou, en eur gelen, hag o vond war zu Jerusalem.

23 Hag unan-benag a lavaraz dezan ; Aotrou, ha neheud eo ar re zalvet ?

24 Hag hen a lavaraz dezei ; En em efforsit da vond ebarz dre an nor striz ; rag e lavaroud a ran deoc'h, penaos calz a glasgo mond ebarz, ha na helfint ket.

25 Ha goude ma vezo savet ar pen-tiegez, hag en devezo serred an nor, hag e commansot choum er meas, ha skei war an nor, en eul lavaroud ; Aotrou, Aotrou, digor deomp ; hen a responto hag a lavaro deoc'h ; N'hoc'h anavezan ket, a be lec'h oc'h.

26 Neuze e commansot lavaroud ; Debret hag evet hon eus en da brezans, hag ec'h eus kelenet en hor ruiou.

27 Mes hen a lavaro, Me a lavar deoc'h, n'hoc'h anavezan ket, a be lec'h oc'h: tec'hid diouzin, c'houi holl oberourien an injustis.

28 Eno e vezo ar gouelvan hag ar scrin-dent, pa guelot Abraham, hag Isaac, ha Jacob, hag an holl brofeded en rouantelez Doue, ha c'houi taoled er meas.

29 Hag e teuind eus ar saô-heol, hag eus ar c'hus-heol, hag eus an hanter-nos, hag eus ar c'hresteiz, hag ec'h azezind ouc'h taol en rouantelez Doue.

30 Ha setu ez eus re diveza hag a vezo ar re genta, ha re genta hag a vezo ar re diveza.

31 En deiz-ze e teuaz d'e gaoud hinienou eus ar farizianed, o lavaroud dezan; Kea kouit, ha kerz ac'han; rag Herodes a fell dezan da laza.

32 Hag hen a lavaraz dezei; It, ha livrid d'al louarnze; Setu e casan kouit an droug-sperejou, hag e ran iac'haad hirio ha warc'hoas, hag an trede *deiz* e vezo peur-c'hrēt ganen.

33 Coulsgoude red eo d'in bale hirio, ha warc'hoas, hag antronoz; rag na hell ked e ve lazet ur profed er meas eus a Jarusalem.

34 Jerusalem, Jerusalem, pehini a laz ar brofeded, hag a vein ar re a zo casel d'id, na ped gweich eo bet felled d'in dastum assambles da vugale, evel ma lastum ur iâr he foustned dindan he diouaskel, ha ne ket felled deoc'h!

35 Setu ho ti a ia da veza dezert: hag e gourionez e lavaran deoc'h penaos n'am guelot ket bete ma teuod da lavaroud; Benniget an hini a zeu en hanô an Aotrou!

## CHAB. XIV.

1 Hag e c'hoarvezaz, pa oa antreed da zeiz ar sabbat en ti unan eus a chefou ar farizianed, evid dibri bara, e reand evez outan.

2 Ha setu un den hag a oa dour-goenvet en em gava diragan.

3 Ha Jesus a respontaz d'an dud-a-lezen ha d'ar farizianed, o lavaroud; Ha permetet eo iac'haad da zeiz ar sabbat?

4 Mes ind a davaz. Hag o veza e gemeret, hen a iac'heaz anezan, hag hen casaz kouit.

5 Hag e respontaz dezei, o lavaroud; Pehini ac'hanoc'h en defe un azen pe un ejen couezet en ur poull, ha na dente ked anezan er meas rag tal da zeiz ar sabbat?

6 Ha na hellent respont netra ouc'h kement-se.

7 Hag hen a lavaraz ur haraholen d'ar re-hedet, pa rea evez penaos e choasent ar c'henta plasou, hag e lavaraz dezei;

8 Pa hed unan-benag ac'hanod da un eureud, n'en em laka ked er c'henta plas,

gand aoun n'en defa pedet unan enoraploc'h egedoud ;

9 Hag e teufe an hini en deus pedet te bag hen, ha na lavarfe d'id ; Ro ar plas da he-ma ; ha n'en em lakafez neuze gant mèz da gemered ar plas diveza

10 Mes pa vezi pedet, kea, hag en em laka er plas diveza, evit pa zeuo an hini en deus da bedet, ma lavaro d'id ; *Va* mignon, pin uheloc'h : neuze ez pezo enor dirag ar re a vezo ouc'h taol ganez.

11 Rag piou-benag en em uhelà, a vezo izeleet ; ha piou-benag en em izelà, a vezo uheleet.

12 Lavaroud a reaz ive d'an hini en doa e bedet, Pa rez ul lein, pe ur goan, na bed na da vignoned, na da vreudeur, na da gerent, na da amezeien pinvidic, gand aoun na rafend ive da bidi d'o zro, ha na ve rentet d'id kemend all.

13 Mes pa rez ur banvez, ped ar beorien, ar re vac'han, ar re gam, ar re dall.

14 Hag eurus e vezi, dre n'o deus netra da renta d'id ; rag rentet e vezo d'id e resurrecsion ar re just.

15 Hag unan eus ar re a oa ouc'h taol gantan, o veza clevet kement-se, a lavaraz dezan, Eurus an hini a zebro bara en rouantelez Doue.

16 Mes hen a lavaraz dezan, Un den a reaz ur goan vraz, hag a bedaz calz a dud.

17 Ha da bred ar goan e casaz e vevel da lavaroud d'ar re a oa bet pedet; Deuit, rag pep-tra a zo prest

18 Neuze e commanschont holl a-unvan da ober digaresiou. Ar c'henta a lavaraz dezan ; Prened em eus douar, ha red eo d'in mond da oueled anezan : da bidi a ran d'am excusi.

19 Un all a lavaraz; Prened em eus pemp geò ejened, hag ez an da amprouvi anezei : da bidi a ran d'am excusi.

20 Un all a laváraz ; Dimezet em eus ur vaouez, hag abalamour da ze na hellan ket mond.

21 Hag ar mevel o veza distroet, a zisclériaz kement-se d'e vestr. Neuze ar pen-tiegez a zavaz droug ennan, hag a lavaraz d'e vevel ; Kea rag-tal er blasenou, hag en ruiou kêr, ha digas ama ar re baour, hag ar re vac'han, hag ar re gam, hag ar re dall.

22 Hag ar mevel a lavaraz dezan ; Aotrou, ar pez ec'h eus gorc'hemened a zo grët, ha c'hoas ez eus lec'h

23 Hag an aotrou a lavaraz d'e vevel ; Kea dre an hen-chou, hag a-hed ar c'haeou, ha pres anezei da zond e-barz, evit ma vezo leuniet va zi.

24 Rag me a lavar deoc'h, penaos hini eus an dud a oa bet pedet na danvai eus va c'hoan,

25 Hag ur bobl vraz az ea

gantan : bag hen a zistroaz, hag a lavaraz dezei ;

26 Mar teu bini d'am ch'aout, ha na gasâ ked e dad, hag e vam, hag e oureg, bag e vugale, hag e vreudeur, hag e c'hoarezed, ha memes e vuez e-unan, na bell ket beza disgibl d'in.

27 Ha piou benag na zoug ked e groaz, ha na zeu ket war va lerc'h, na hell ket beza disgibl d'in.

28 Rag piou ac'hanoc'h, hag en defe c'hoant da sevel un tour, na rafe da genta azeza, ha counta an dispin, *evit gouzout* mar en deus peadra da beur-ober ;

29 Gand aoun, goude m'en devezo poset ar fondasion, ha n'en devezo ket gellet ec'hui, na deufe ar re holl a ouelo *kement se*, da ober goab anezan,

30 O lavaroud ; An den-ma en deus commanset batissa, da n'en deus ket gellet echui

31 Pe piou eo ar roue a ia da ober brezel oud ur roue all, ha na ra ked azeza da genta, ha consulti, hag hen a hell mond gand deg mil-*den* da rancontri an hini a zeu a-enep dezan gant ugent mil ?

32 Anez, ha pa ve egile c'hoas pell, e cas dezan ur c'hanadur, hag e c'houlen ar peoc'h

33 Evel-se ive piou-benag ac'hanoc'h ha na zilez ket kemend en deus, na hell ket beza disgibl d'in.

34 An holen a zo mâd; mes mar teu an holen da veza divlaz, gant petra e vezo-hen salet ?

35 N'eo mâd, nag evid an douar nag evid ar vurtugen ; mes e deurel a rĕr er meas. Ra zelaouo neb en deus discouarn da glevet.

## CHAB. XV.

1 Hogen an holl bublicaned hag ar bec'herien a dostae outan, evit selaoui anezan.

2 Hag ar farizianed hag ar scribed a vurmure, o lavaroud ; He-ma a reseô ar bec'herien, hag a zebr gantei.

3 Hag hen a lavaraz dezei ar barabolen-ma, o lavaroud ;

4 Pehini eo an den ac'hanoc'h, hag en deus cant danvad, mar coll unan anezei, na lez ked an naonteg ha pevar-ugend all en dezert, ha n'az a da glasg an hini a oa collet bete m'en defe e gavet ?

5 Hag o veza e gavet, n'hel laka ket joaus braz war e ziscoaz ;

6 Ha pa zeu d'ar gêr, na c'halv ked assambles e vignoned hag e amezeien, o lavaroud dezei ; En em rejouissit ganen, rag caved em eus va danvad, pehini a oa collet ?

7 Lavaroud a ran deoc'h, penaos e vezo ive mui a joa en env evid ur pec'her hep-ken hag a zistro, eged evit naonteg ha pevar-ugend

a re just pere n'o deus ked ezom a gonversion.

8 Pe piou eo ar vaouez, hag e deus deg pez arc hant, mar coll unan anezei, na allum ked ur c'houlaouen, na scub ked an ti, ha na glasg ket gant soagn bete ma e defe e gavet ;

9 Hag o veza e gavet, na c'halv ked assambles he mignonezed hag he amezegezed, o lavaroud ; En em rejouissit ganen, rag caved em eus ar pez arc'hand em boa collet ?

10 Evel-se, e lavaran deoc'h, bez ez eus jon dirag eled Doue evid ur pec'her hep-ken hag a zistro.

11 Lavaroud a reaz c'hoas; Un den en doa daou vab :

12 Hag ar iaouanka anezei a lavaraz d'e dad, Va zad, ro d'in al loden eus ar madou a zigouez d'in. Hag hen a bartajaz dezei e vadou

13 Hag un nebeud devesiou goude, ar mab iaouanka, o veza dastumet tout, az eaz kouit da ur vro bell, hag e tispiniaz eno e vadou, o veva en diroll.

14 Ha pa en doe dispiniet tout, e c'hoarvezaz un naounegez vraz er vro ze ; hag hen a gommansaz beza en dienez.

15 Neuze ez eaz, hag en em lekeaz gand unan eus a habitanted ar vro-ze ; hag he-ma a gasaz anezan d'e vesiou evit mesa ar moc'h.

16 C'hoanteed en divije leunia e gof gand ar c'hlosou a zebre ar moc'h : ha den na roe dezan.

17 Neuze pa zistroaz dezan e-unan, e lavaraz, Na ped gopraer en deus va zad hag o deus bara e-leiz dreist ezom, ha me o vervel gand an naoun !

18 Sevel a rin, hag ez in da gaout va zad, hag e livirin dezan ; *Va* zad, pec'hed em eus a-eneb an env, ha diragoud ;

19 Ha n'oun ket mui din da veza galvet da vab ; trêt ac hanoun evel unan eus da c'hopraerien.

20 Hag e savaz, hag e teuaz etrezeg e dad Mes pa oa hen c'hoas pell, e dad a ouelaz anezan, hag en doe truez outan ; hag o tredec e lamaz d'e c'houzouc hag e pokaz dezan.

21 Hag e vab a lavaraz dezan ; *Va* zad, pec'hed em eus a-eneb an env, ha diragoud ; ha n'oun ket mui din da veza galvet da vab.

22 Mes an tad a lavaraz d'e vevelou ; Digasit ar zae gaera, ha gouiskit-hi dezan, ha likid ur oualen oue'h e viz, ha boutou en e dreid ;

23 Ha digasit al leue lard, ha lazit-hen, ha debromp hag en em rejouissomp

24 Rag ar mab-ma d'in a oa marô, hag eo deuet da vuez adarre, colled oa, hag eo cavet. Hag ind a gommansaz d'en em rejouissa.

25 Hogen e vab hena a oa er park, hag evel ma teue

ha ma tostae ouc'h an ti, e clevaz ar c'hàn hag an dans.

26 Hag e c'halvaz unan eus ar vevelou, hag e c'houlenaz petra e oa kement-se.

27 Hag he-ma a lavaraz dezan; Da vreùr a zo deuet, ha da dad en deus lazet al leùe lard, abalamour m'en deus e resevet iac'h.

28 Mes sevel a reaz droug ennan, ha na felle ked dezan antren: rag-se e dad az eaz er meas, hag a bedaz anezan.

29 Mes heu a respontaz hag a lavaraz d'e dad; Setu ez eus kemend a vloavesiou emoun o servicha ac'hanod, ha biscoas n'em eus toret da c'hourc'hemen, ha coulsgoude n'ec'h eus biscoas roed d'in-me ur c'havric evit m'en em rejouissen gant va mignoned.

30 Mes kerkent ha ma eo deued ar mab ma d'id, pehini en deus debret da vadou gant gisti, ec'h eus lazet evitan al leue lard.

31 Hag e dad a lavaraz dezan; *Va* mab, te a zo bepred ganen, ha kemend em eus a zo d'id.

32 Mes red e oa ober ur banvez a joa, hag en em rejouissa; rag ar breùr ma d'id a oa marô, hag eo deuet da vuez adare; collet e oa, hag eo cavet.

## CHAB. XVI.

1 Hag hen a lavaraz ive d'e ziscibien; Un den pinvidic en doa ur merer; hag he-ma a oa accuset dirazan penaos e treze e vadou.

2 Hag hen a c'halvaz anezan, hag a lavaraz dezan; Petra eo an dra ma a glevan-me diwar da ben? Rent count eus da vererach; rag hiviziken na helli mui mera *va madou*.

3 Neuze ar merer a lavaraz ennan e-unan; Petra a rin-me, o veza ma lam va aotrou ar vererach diganen? Na hellan ket labourad an douar, ha mèz em eus da c'houlen aluzen

4 Me a ôar petra a rin, evit, pa vezo lamet ar vererach diganen, ma ligemerind ac'hanoun en o zies.

5 Neuze e c'halvaz pep hini eus a zleourien e aotrou, hag e lavaraz d'ar c'henta; Pegemend a dleez-te d'am aotrou?

6 Hag hen a lavaraz; Cant bat a eôl Hag hen a lavaraz dezan; Kemer da scrid a-zle, azez aze, ha scriv hanter-cant.

7 Goude-ze e lavaraz da un all; Ha to, pegement a dleez-te? Hag he ma a lavaraz; Cant mezur gouiniz Hag hen a lavaraz dezan; Kemer da scrid-a-zle, ha scriv pevar-ugent.

8 Hag ar mestr a veulaz ar merer injust-ze, abalamour m'en doa agisset gant prudans: rag bugale ar bed-ma a zo finoc'h en o generasion eget bugale ar goulou

9 Ha me a lavar deoc'h; Grit mignoned deoc'h gand ar

madou injust, evit, pa zeuod da baouez, ma resevint ac'hanoc'h en tantenou eternel.

10 An hini a zo fidel an traou bihan, a zo ive fidel en traou braz, hag an hini a zo injust en traou bihan, a zo ive injust en traou braz

11 Ma n'hoc'h ket bet eta fidel er madou injust, piou a gonflo deoc'h ar gouir *vadou?*

12 Ha ma n'hoc'h ket bet fidel er pez a zo da un all, piou a roio deoc'h ar pez a zo deoc'h?

13 Mevel e-bed na hell servicha daou vestr: rag pe casaad a rai unan, hag e caro egile; pa en em attacho da unan, hag e tisprijo egile. Na bellit ket servicha Doue ha mamon.

14 Hogen ar farizianed, pere a oa tud avarisius, a gleve koment-se holl, hag a rea goab anezan.

15 Hag hen a lavaraz dezei, Evidoc'h-hu, en em justifia a rit hoc'h unan dirag an dud; mes Doue a anavez ho calonou; rag ar pez a zo uhel e-touez an dud, a zo un abominasion dirag Doue.

16 Al lezen hag ar brofed ed *a oa* bete Ian: abaoe an amzer-ze rouantelez Doue a zo prezeget, ha pep hini a ia ebarz dre fors.

17 Hogen ezetoc'h eo d'an env ha d'an douar tramen, eget na ve d'ar bihana poent eus al lezen mankoud.

18 Piou-benag a gas kouit e oureg, hag a zimez gand un all, a ra avoultriach; ha piou-benag a zimez gand unan caset kouit gant ha fried, a ra avoultriach.

19 Bez' e oa un den pinvidic, pehini a oa gouiskat a hourpr hag a lien moan; hag e rea beindez beva mâd ha braô braz.

20 Bez' a oa ive un den paour hanvet Lazar, pehini a oa gourvezet ouc'h e zor, goloed a c'houliou.

21 Hag en doa c'hoant da veza rassaziet gand ar bruzun a goueze diwar daol ar pinvidic; ha memes ar chas a zeue, hag a lipe e c'houliou.

22 Hogen c'hoarvezoud a reaz penaos e varvaz ar paour, hag e oe douget gand an eled en askre Abraham: hag ar pinvidic a varvaz ive, hag e oe enterret.

23 Hag en disgouel-lec'h hen, o veza en tourmanchou, a zavaz e zaou-lagad, hag e ouelaz Abraham a-hell, ha Lazar en e askre.

24 Hag hen en eur grial a lavaraz; Tad Abraham, az pez truez ouzin-me, ha cas Lazar evit ma lakai pen e viz en dour, da freskaad d'in va zeod; rag goall-boaniet oun er flam-ma.

25 Mes Abraham a lavaraz; *Va* mab, az pez sonch penaos ec'h eus bet da draou mâd en da vuez, hag ive Lazar e re fall; mes brema hen a zo consolet, ha te a zo poaniet.

26 Hag ouc'h-pen kement-se holl, bez' ez eus un abim braz affermisset etre ni ha c'houi, en hevelep doare ar re a felfe dezei mond ac'han etrezeg enoc'h na belfent ket, na ken nebeud ar re a *felfe dezei* tremen alese etrezeg enomp

27 Neuze *ar pinvidic* a lavaraz; Da hidi a ran eta, tad, da gas anezan da di va zad;

28 Rag bez' em eus pemp breûr; evit ma testenio dezei, gand aoun na zeufend ive o-unan el lec'h-ma adourmant.

29 Abraham a lavaraz dezan; Bez o deus Moises hag ar brofeded; selaouent anezei.

30 Hag hen a lavaraz, Nan, tad Abraham, mes mar d-a unan eus ar re varô d'o c'haout, int en em gonvertisso.

31 Hag hen a lavaraz dezan; Ma na zelaouont ket Moises hag ar brofeded, na gredfent ket ken nebeud ha pa zavfe unan eus a douez ar re varô.

## CHAB. XVII.

1 Hag hen a lavaraz d'an disgibien; Impossubl eo na c'hoarvesfe abegou-a-lam; mes maleur d'an hini dre hehini e teuont

2 Gouelloc'h e ve dezan e ve staget ouc'h e c'houzoug ur mean milin, hag e ve taoled er môr, eget ma rofe abec-a-lam da hini eus ar re vihanma.

3 Likid evez ouzoc'h hoc'h-unan. Hogen mar en deus pec'hed da vreur en da enep, repren anezan; ha mar en deus keûz, pardon dezan.

4 Ha mar pec'h en da enep seiz gweich en deiz, ha mar tistro seiz gweich en deiz d'az caout, en eul lavaroud; Keuz em eus; pardon dezan.

5 Hag an ebestel a lavaraz d'an Aotrou; Cresg hor feiz-ni.

6 Hag an Aotrou a lavaraz; Ma ho pe feiz evel ur c'hreunen zezo, hag e lavarfac'h d'ar ouezen zucamin-ze; En em zic'hrisien, ha kea d'en em blanta er môr; senti a raje ouzoc'h.

7 Hogen piou ac'hanoc'h hag en deus ur mevel oc'h ara pe o vesa, hag a lavar dezan pa zistro eus ar park; Tostâ, hag en em laka ouc'h taol?

8 Ha na lavar-hen ket kentoc'h dezan; Aoz coan d'in, en em c'houriz, ha servich ac'hanoun, bete ma em bezo debret hag evet, ha goudeze e tabri hag ec'h evi?

9 Hag hen a dle trugarekaad ar mevel-ze, abalamour m'en deus grêt kement a oe gorc'hemenet dezan? Na gav ked d'in

10 Evel-se ive c'houi, pa ho pezo grêt kement a ma zo gorc'hemenet deoc'h, livirit; Servicherien didalvoudec omp; rag ar pez *hep-ken* a

zliemp e ober eo bon eus grët.

11 Hag e c'hoarvezaz, pa oa o vond da Jerusalem, ma tremene dre greiz ar Samari hag ar C'halile.

12 Hag evel ma'c'h antree en ur vourc'h, e rancontraz anezan deg den lòr, pere en em zalc'he a bell :

13 Hag ind, o sevel o mones, a lavaraz ; Jesus, Mestr, az pez truez ouzomp.

14 Hag o oueled *anezei*, hen a lavaraz dezei ; Id, hag en em ziscouezit d'ar veleien. Hag e c'hoarvezaz penaos pa oand o vont, e oent neteet

15 Hag unan anezei, o ouelet penaos e oa iac'heet, a zistroaz, en eur veuli Doue gand ur voues uhel ;

16 Hag en em daolaz war e visach ouc'h treid *Jesus*, o trugarekaad anezan : hag he-ma a oa ur Samaritan.

17 Neuze Jesus a lavaraz ; Ha ne d-eo ket bet neteet an deg ? Mes an naô, pe lec'h *emaint ?*

18 Ha n'eus ket bet cavet hag a ve distroet da rei gloar da Zoue, nemed an estranjour-ma ?

19 Hag hen a lavaraz dezan ; Saô, ha kea, da feiz en deus da zaveteet.

20 Hogen ar farizianed, o veza goulened digantan peûr e tenje rouantelez Doue, hen a respontaz dezei hag a lavaraz, Rouantelez Doue na zeu ket gand apparans :

21 Ha na livirint ket ; Setu *ema* ama, pe setu *ema* aze ; rag setu rouantelez Doue a zo en ho touez.

22 Hag hen a lavaraz d'an disgibien ; Dond a raio an deisiou e pere e c'hoanteot goueled unan eus a zeisiou Mab an Den, ha n'her gouelot ket.

23 Hag ind a lavaro deoc'h; Setu *ema* ama ; pe Setu *ema* aze. N'az it ket, ha n'o heulit ket

24 Rag e-c'his ma lugern al luc'heden eus a un tu beteg un tu all dindan an env, evel-se ive e vezo Mab an Den en e zeiz.

25 Mes da genta red eo dezan souffr calz, ha beza rejetet gand ar generasion-ma.

26 Hag evel ma c'hoarvezaz en deisiou Noe, evel-se ive e vezo en deisiou Mab an Den

27 An dud a zebre, a eve, a zimeze, hag a roe en dimezi beteg an deiz ma antreaz Noe ebarz an arc'h ; hag an diluch a zeuaz, hag o distrujez holl.

28 Hag evel ma c'hoarvezaz c'hoas en deisiou Lot ; an dud a zebre, a eve, a brene, a ouerze, a blante, a vatisse ;

29 Mes en deiz ma sortiaz Lot eus a Sodom, e glaôiaz tân an souffr eus an env, hag o distrujaz holl

30 Evel se eo e vezo en

deiz ma vezo diecouezet Mab an Den.

31 En deiz-ze, neb a vezo war gorre an ti, hag en devezo e veublou en ti, na ziskenet ked evid o c'hemeret; ha neb a vezo er park, na zistroet ket ken nebeud war e giz.

32 Ho pezet sonch eus a oureg Lot.

33 Piou-benag a glasko savetei o vuez, he c'hollo; ha piou-benag a gollo anezi, he c'honservo en buez.

34 Lavaroud a ran deoc'h, penaos en nos ze e vezo daou en ur gouele, unan a vezo kemeret, hag egile lezet.

35 Diou a vezo o vale assambles; unan a vezo kemeret, hag eben lezet.

36 Daou a vezo er park; unan a vezo kemeret, hag egile lezet.

37 Hag hei o respont, a lavaraz dezan; En pa lec'h, Aotrou? Hag hen a lavaraz dezei; El lec'h-benag ma vez ar c'horf, eno en em zastumo an ered.

## CHAB. XVIII.

1 Hag hen a lavaraz ive ur barabolen dezei, evid discouez penaos eo red pidi bepred, hag bep acuiza;

2 O lavaroud; Bez' e oa en ur gêr ur barner, pehini na zouje ked Doue, ha n'en doa respet e-bed evid den.

3 Bez' e oa ive un intanvez er gêr-ze; hag hi a zeuaz d'e gaout, o lavaroud; Venj ac'hanoun a-enep va enebour.

4 Hag e-pad pell-amzer na fellaz ked dezan; mes goudeze e lavaraz ennan e-unan; Petra-benag na zoujan ked Doue, ha n'am eus respet e bed evid den,

5 Coulsgoude, o veza ma ra an intanvez-ze beskina ac'hanoun, oher a ran justis dezi, gand aoun en eur zond atao e ve toret va fen ganti.

6 Hag an Aotrou a lavaraz; Clevit ar pez a lavar ar barner injust.

7 Ha na raio ked Doue venji e re choaset, pere a gri outan nos-deiz, petrabenag ma tale pell en o c'hever?

8 E lavaroud a ran deoc'h, penaos a raio venji anezei bep-dale. Hogen pa zeuo Mab an Den, ha caoud a rai-ban feiz war an douar?

9 Lavaroud a reaz ive ar barabolen ma da çerten *tud* hag en em fisie ennei o-unan penaos e oant just, hag a zisprije ar re all.

10 Daou zen a biniaz en templ evit pidi: unan a oa farizian, hag egile publican.

11 Ar farizian, oc'h en em zerc'hel en e za, a bede evelhen ennan e-unan; O Doue, da drugareknad a ran o veza n'oun ked evel an dud all, *pere a zo* scraperien, injust,

avoultrerien, na memes evel ar publican ze.

12 Iuni a ran diou oueich ar sizun, hag e roan an deog war gemend em eus.

13 Hag ar publican, oc'h en em zerc'hel a bell, na grede ket memes sevel e zaoulagad war-zu an env; mes skei a rea war houll e galon, o lavaroud, O Doue, az pez truez ouzin me pec'her !

14 E lavaroud a ran deoc'h, penaoshe ma a ziskenaz d'e di justifiet kentoc'h eged egile : rag kemend hini en em uhelà, a vezo izeleet; hag an hini en em izelà, a vezo uheleet.

15 Hag e tigaschond ive dezan, hugaligou, evit ma raje toucha anezei : mes pa ouelaz an disgibien *kement-se*, e reprenchond anezei.

16 Mes Jesus a c'halvaz anezei davetan, hag a lavaraz ; Lest ar vugaligou da zond d'am c'haout, ha na virit ked outei; rag rouantelez Doue a zo evid ar re a zo henvel outei.

17 E gouirionez e lavaran deoc'h, piou henag na resevo ket rouantelez Doue evel ur bugel bihan, na antreo ked enni.

18 Hag ur chef a c'houlennaz dezan, o lavaroud, Kelener mâd, petra a rin-me evid herita ar vuez eternel ?

19 Ha Jesus a lavaraz dezan ; Perag e rez-ta va gervel mâd ? N'*eus* hini mâd nemed unan, *pehini eo* Doue.

20 Ta a ôar ar gorc'hemenou, Na ra ked a avoultriach ; Na laz ket; Na laer ket; Na lavar ked a desteni faoz; Enor da dad ha da vam.

21 Hag hen a lavaraz ; Mired am eus ar re-ze holl adaleg va iaouankiz.

22 Ha pa en doa Jesus eleved an dra-ze, e lavaraz dezan, Mankoud a ra d'id un dra c'hoas ; gouerz kemend ec'h eus, ha ro hen d'ar beorien, hag ez pezo un teazor en env; ha deus, heûl ac'hanoun.

23 Mes hen, pa glevaz kement-se, a zeuaz goall-drist ; rag pinvidic braz e oa.

24 Neuze Jesus, pa ouélaz penaos e oa deuet goall-drist, a lavaraz ; Na pegen dies eo d'ar re o deus madou antren en rouantelez Doue !

25 Rag ezetoc'h eo da ur c'hanval tremen dre graouen un nadoz, eged da un den pinvidic antren en rouantelez Doue.

26 Hag ar re a gleve a lavaraz : Piou eta a hell beza salvet ?

27 Hag hen a lavaraz ; An traou a zo impossubl d'an dud a zo possubl da Zoue.

28 Ha Per a lavaraz ; Setu, ni hon eus dilezet pep-tra, hag hon eus da heuliet.

29 Hag hen a lavaraz dezei; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos n'eus hini hag en deus dilezet ti, pe dad ha mam, pe vreudeur, pe

oureg, pe vugale, abalamour da rouantelez Doue,

30 Ha na resevo calz kemend all en amzer-mâ, hag er bed da zond ar vuez eternel.

31 Neuze o veza kemeret gantan an daouzeg, hen a lavaraz dezei; Setu emomp o piniad da Jerusalem, hag accomplisset e vezo pep-tra a zo bet scrivet dre ar brofeded diwarben Mab an Den.

32 Rag livred e vezo d'ar jentiled, hag e vezo goapeet, ha goall-dretet, ha crachbed outan;

33 Ha goude beza e scourjezet, e lazint anezan: hag an trede deiz e resussito.

34 Hag hei na gomprenent netra eus a gement-se; hag ar gomz-ze a oa cuzet dezei, ha na ouient ked ar pez *en doa* lavaret.

35 Hogen bez' e c'hoarvezaz, evel ma tostae eus a Jeriko, ma oa un den dall azezet war hord an hend, o c'houlen aluzen;

36 Ha pa glevaz ar bobl o vond ebiou, e c'houlenaz petra e oa kement-se.

37 Hag ind a lavaraz dezan, penaos e tremene Jesus a Nazareth.

38 Hag hen a griaz, o lavaroud; Jesus, mab David, az pez truez ouzin.

39 Hag ar re a iea araog a reprene anezan, evid hel lakaad da devel; mes hen a grie c'hoas calz creoc'h; Mab David, az pez truez ouzin.

40 Ha Jesus o veza choumet, a c'horc'hemenaz e zigaş dezan: ha pa en doa tosteet, e c'houlenaz digantan;

41 Petra a fellez e rafen d'id? Hag hen a lavaraz; Aotrou, ma cavin ar goueled.

42 Ha Jesus a lavaraz dezan; Reseô ar goueled; da feiz en deus da zaveteet.

43 Ha rag-tal e cavaz ar goueled, hag ec'h heuliaz anezan, o c'hlorifia Doue. Hag an holl bobl, o ouelet kement-se, a veulaz Doue.

## CHAB. XIX.

1 Ha *Jesus* o veza antreet, a dremene dre Jeriko

2 Ha setu un den hanvet Zakeus, pehini a oa da ben d'ar bublicaned, hag a oa pinvidic,

3 A glaske goueled Jesus, piou e oa; mes na helle ked abalamour d'ar foul, rag hiban a veat e oa.

4 Hag hen a redaz araog, hag a biniaz war ur ouezen zicomor, evit goueled anezan; rag hen a dlie tremen dre eno.

5 Ha pa zeuaz Jesus el lec'h-ze, e sellaz d'an neac'h, hag e ouelaz anezan, hag e lavaraz dezan; Zakeus, disken buan; rag red eo d'in hirio choum en da di.

6 Hag hen a ziskenaz buan, hag a zigemeraz anezan gant joa.

7 Ha pa oueljont kement-se,

an holl a vurmuraz, o lavaroud, En ti un den pec'her eo antreed da loja.

8 Mes Zakeus a zavaz, hag a lavaraz d'an Aotrou ; Setu, Aotrou, e roan an hanter eus va madou d'ar beorien ; ha mar em eus grêt gaou da zen en tra e-bed, e rentan *dezan* peder goueich kemend all.

9 Ha Jesus a lavaraz dezan; Ar zilvidigez a zo deued hirio en ti ma, dre ma'z eo he-ma ive mab da Abraham.

10 Rag Mab an Den a zo deuet evit clasg ha savetei ar pez a oa colliet.

11 Hag evel ma selaouent an traou-ze, hen a guntinuaz, hag a lavaraz ur barabolen, abalamour ma oa tost da Jerusalem, ha ma sonjent éz ee rouantelez Doue da veza disconezet rag tal.

12 Lavaroud a reaz 'ta; Un den nobl az eaz en ur vro bell da reseô evitan e-unan ur rouantelez, ha distrei goude.

13 Hag o veza galvet deg eus e zervicherien, e roaz dezei dec mina *arc'hant*, hag e lavaraz dezei ; Trafikit gantei bete ma tistroin.

14 Mes tud e gêr a gasae anezan, hag a gasaz ur c'hannadur war e lerc'h, o lavaroud ; Na fell ked deomp e renfe he-ma warnomp.

15 Hag e c'hoarvezaz pa oe distroet, goude beza resevet ar rouantelez, ma c'horc hemenaz gervel davetan ar zervicherien da bere en doa roed an arc'hant, evit ma ouije pegemend en doa gounezet pep-hini.

16 Neuze ar c'henta a zeuaz, hag a lavaraz; Aotrou, da vina en deus gounezet dec mina.

17 Hag hen a lavaraz dezan ; Ervad, servicher mâd ; dre ma'z out bet fidel e nebeud a dra, az pez otorite war zec kêr.

18 Hag an eil a zeuaz, hag a lavaraz, Aotrou, da vina en deus gounezet pemp mina.

19 Hag hen a lavaraz ive da he-ma ; Ha te, bez war bemp kêr.

20 Hag un all a zeuaz, hag a lavaraz ; Aotrou, setu da vina, pehini em eus miret paket en ul lienen.

21 Rag aoun em boa ac'hanod, abalamour emoud un den garô : kemered a rez ar pez n'ec'h eus ket lekeet, hag e vedez ar pez n'ec'h eus ket hadet.

22 Hag hen a lavaraz dezan ; Dre da c'henou da-unan e varnan ac'hanod, servicher fall : te a ouie penaos oun un den garô, hag a gemer ar pez n'em eus ket lekeet, hag a ved ar pez n'em eus ket hadet;

23 Perag eta n'ec'h eus-te ket lekeet va arc'hand er bank, evit pa zistrojen em bije e dennet gand an interest ?

24 Hag e lavaraz d'ar re a oa eno ; Lamit ar mina digantan, ha roit-hen d'an hini en deus dec mina.

25 Hag ind a lavaraz dezan; Aotrou, bez' en deus dec mina.

26 Rag me a lavar deoc'h, penaos da gemend hini en deus, e vezo roed; mes evid an hini n'en deus ket, memes ar pez en deus a vezo lamed digantan

27 Hag evid an enemiedze d'in, pere na fellaz ked dezei e renjen warnezei, di gasit anezei ama, ha lazit-ei diragoun.

28 Ha goude m'en doe lavaret kement-se, hen az eaz araog, o pinad da Jerusalem

29 Hag o veza erruet tost da Vetbfaje ha da Vethani, d'ar Menez a c'halver Olived, e casaz daou eus e zisgibien,

30 O lavaroud; id d'ar vourc'h a zo rag-enep *deoc'h*, ha pa veod eed enni, e kefot un azen iaouank stag, war behini n'eo c'hoas pinmed den; distagit-hen, ha digasit-hen.

31 Ha mar goulen den ebed deoc'h; Perag e tistagit-hu *anezan?* Evel-hen e leverot dezan; Abalamour ma en deus an Aotrou ezom anezan.

32 Hag ar ro a oa caset az eaz, hag e cavchond evel m'en doa lavaret dezei.

33 Hag evel ma tistagend an azen iaouank, ar berc'hened anezan a lavaraz dezei; Perag e tistagit-hu an azen iaouank-ze?

34 Hag hei a lavaraz; An Aotrou en deus ezom anezan.

35 Hag e tigaschond anezan da Jesus: ha goude beza taoled o dillad war an azen iaouank, a lekejont Jesus warnezan.

36 Hag evel ma'z ee, hei a skinie o dillad war an hent.

37 Ha pa dostee eus a zisken menez Olived, an holl foul disgibien a gommansaz rejouissa ha meuli Doue gand ur voues uhel, eus an holl vurzudou o doa gouelet,

38 O lavaroud; Benniget ar Roue a zeu en hanô an Aotrou! peoch en env, ha gloar er gorhuelaou!

39 Hag hinienou eus ar farizianed eus a douez ar bobl a lavaraz dezan; Kelener, repren da zisgibien

40 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei; Hel lavaroud a ran deoc'h, penaos mar tav ar re-ma, ar vein a grio.

41 Ha pa oe tost, o ouelad ar gêr, hen a oueilaz warnezi,

42 O lavaroud· O ma'z pije anavezet, da vihana en da zeiz-ma, an traou a zell oud da heoc'h! mes brema emaint cuzed d'as daou-lagad.

43 Rag bez' e teuo an deisiou warnod, e rai da enemied sevel urc'hleùz war-dro d'id, hag e kele'hind ac'banod, hag e raind da zerri a bep-tu:

44 Hag e tiscarind ac'banod rez an douar, ha da vugale enoud, ha na lezint ked enoud mean war vean: abalamour n'ec'h eus ked anavezet amzer da visitasion.

45 Hag o veza eed en templ, hen a gommansaz cas er meas ar re a ouerze eno, bag ar re a brene,

46 O lavaroud dezei; Scrived eo; Va zi a zo ti ar beden; mes c'houi hoc'h eus grëd anezan ur c'heô laeron.

47 Hag ben a gelene bemdez en templ. Hogen ar pen-veleien, ar scribed, ha penou ar bobl a glaske distruj anezan.

48 Mes na gavent ked an tu da ober netra; rag an holl bobl a zelaoue anezan gand un evez ar vrasa.

## CHAB. XX.

1 Hag o c'hoarvezaz da unan eus an deisiou-ze, pa oa o kelen ar bobl en templ, hag o prezegi an aviel, ma teuaz ar pen-veleien, ar scribed, gand ar re-ansien,

2 Hag a gomzaz outan, o lavaroud; Lavar deomp dre be otorite e rez-te an traou-ze, pe piou en deus roed d'id an otorite-ze?

3 Hag hen a respontaz hag a lavaraz dezei, Me a c'houleno ive ur gomz deoc'h, ha respontit d'in:

4 Badisiant Ian, hag eus an env pe eus an dud e oa?

5 Hogen hei a rezone etrezei, o lavaroud; Ma leveromp; Eus an env; hen a lavaro; Perag eta n'hoc'h eus-bu ket credet dezan?

6 Mes ma leveromp; Eus an dud; an holl bobl a veino ac'hanomp; rag hei a zo persuadet penaos Ian a oa ur profed.

7 Hag hei a respontaz penaos na ouient ked a ba lec'h *e oa.*

8 Ha Jesus a lavaraz dezei; Ha me na livirin ked deoc'h dre be otorite e ran an traou-ma.

9 Neuze e commansaz lavaroud d'ar bobl ar barabolen-ma: Un den a blantaz ur ouiniec, bag her roaz e ferm da gultivatourien, hag az eaz eus e vro evit pell amzer.

10 Ha d'ar sezon hen a gasaz ur servicher d'ar gultivatourien, evit ma rojent dezan eus a frouez ar ouiniec; mes ar gultivatourien, goude beza e gannet, a gasaz anezan kouit goullo.

11 Hag hen a gasaz c'hoas ur servicher all; mes hei a gannaz hag a ouall-dretaz he-ma ive, hag a gasaz anezan kouit goullo.

12 Ha c'hoas e casaz un trede; mes hei a vlessaz anezan, hag ben taolaz er meas.

13 Neuze e lavaraz aotrou ar ouiniec, Petra a rin-me? Cas a rin va mab caret mâd; marteze, pa her gouelint, e toujind *anezan.*

14 Mes pa ouelaz ar gultivatourien anezan, e rezonjond etrezei, o lavaroud; He-ma eo an heritour; deuit, lazomp-hen, evit ma vezo e beritach deomp.

15 Hag o veza e daoled er

meas eus ar ouiniec, e lazjond anezan. Petra eta a raio dezei aotrou ar ouiniec ?

16 Dond a raio, hag e tistrujo ar gultivatourien-ze, hag e roio e ouiniec da re all. Pa glevehont kement-se, hei a lavaraz ; Na c'hoarvezet ket kement-se !

17 Hogen hen a zellaz outei, hag a lavaraz ; Petra eta eo an dra-ma a ze scrivet, Ar mean a zo het rejetet gand ar re a vatisse, hennes a zo deued da veza pen ar c'horn?

18 Kement hini a gouezo war ar mean-ze, a vezo brevet; hag e valo en poultr piou-benag e couezo warnezan.

19 Hag ar pen-veleien hag ar scribed a glaskaz en beurze lakaad o daouarn warnezan ; rag gouzoud a reant penaos en doa lavared ar barabolen-ze en o enep ; mes aoun o doa rag ar bobl.

20 Hag oc'h ober evez *outan*, hei a gasaz spierien, pere a rea seblant beza tud just, da dapoud anezan en e gomsiou, evid e livra da c'halloud hag otorite ar gouarner.

21 Hag hei a interrojaz anezan, o lavaroud; Kelener, gouzoud a reomp penaos e comzez hag e teskez gand eunder, ha penaos n'ec'h eus azaouez evid den e-hed, mes e teskez hent Doue e gouirionez :

22 Ha permetet eo deomp rei an trihut da Gezar, pe n'eo ket ?

23 Mes hen, o oueled o zroidel, a lavaraz dezei, Perag e tentit-hu ac'hanoun ?

24 Discouezit d'in un diner. Eus a biou en deus an imach hag ar scrid? Hag hei a respontaz hag a lavaraz ; Eus a Gezar.

25 Hag hen a lavaraz dezei; Rentit eta da Gezar ar pez a zo da Gezar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue.

26 Ha na heljont ket cregi en e gomsiou dirag ar bobl : hag o veza souezet braz gand e respont, e tavchont.

27 Neuze hinienou eus ar saduseed, pere a nac'h ez eus resurrecsion, a dostaaz, hag a c'houlenaz dezan,

28 O lavaroud, Kelener, Moises en deus lezet deomp dre scrid, penaos mar marv breûr unan-benag, ha gantan greg, ha mar marv hep bugale, e tle e vreûr kemered e oureg, ha sevel had d'e vreûr.

29 Bez'e oa eta seiz breûr : hag ar c'henta a gemeraz ur oureg, hag a varvaz heb bugale.

30 Hag an eil he c'hemeraz da oureg, hag a varvaz divugale

31 Hag an trede a gemeraz anezi, hag evel-se tout ar seiz ; hag e varvchont hep lezel bugale.

32 An diveza holl ar oureg a varvaz ive.

33 Rag-se er resurrecsion, greg da behini anezei e vezo-

hi? rag o zeiz o deus bed anezi da oureg.

34 Ha Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; Bugale ar bed-ma a zimez, hag a zo roed en dimizi;

35 Mes ar re a vezo barnet din da gaout lod er bed-ze, hag er resurrecsion eus ar re varô, na zimezint ket, ha na vezint ket roed en dimizi.

36 Rag na bellont mui mervel; rag henvel ind ouc'h an eled, hag emaint bugale Doue, o veza bugale ar resurrecsion

37 Hogen e resussit ar re varô, Moises memes a ziscouez se oud ar voden, pa c'halv an Aotrou, Doue Abraham, ha Doue Isaac, ha Doue Jacob.

38 Hogen n'ema ked an Doue eus ar re varô, mes eus ar re veô, rag an holl a vev dezan.

39 Neuze hinienon eus ar scribed o respont a lavaraz, Kelener, lavaret mâd ec h eus.

40 Ha na gredchont mui ober goulen e-bed outan.

41 Mes hen a lavaraz dezei; Penaos e leveront-ei ez eo ar C'hrist mab da Zavid?

42 Hag e ra David e-unan lavaroud e levr ar Salmou; An Aotrou a lavaraz d'am Aotrou, Azez a-zeou d'in,

43 Bete ma likin da enemied da scabel d'az treid?

44 David eta a c'halv anezan Aotrou, penaos neuze ema-hen mab dezan?

45 Hag evel ma selaoue an holl bobl, hen a lavaraz d'e zisgibien;

46 Diouallid ouc'h ar scribed, pere en em blij da bourmen en saeou hir, hag a gâr ar zaludou er blasenou public, ar c'henta cadoriou er sinagogou, hag ar c'henta plasou er c'hoaniou;

47 Pere a zebr ties an intanvezed, hag evid digarez a ra pedenou hir: hei a resevo ur varnedigez vrasoc'h.

## CHAB. XXI.

1 Hag hen a zellaz, hag a ouelaz ar re binvidic o lakaad o donezonou ebarz an tenzor.

2 Goueled a reaz ive un intanvez baour pehini a lekeaz daou sentim ennan;

3 Hag e lavaraz; E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos an intanvez baour-ze e deus lekeed ebarz muioc'h egetei holl.

4 Rag ar re-ze holl eus o abondans o deus lekeet gand donezonou Doue, mes houma e deus roed eus he dienez kemend e doa evid he buezegez.

5 Hag evel ma lavare hinienon diwarben an templ, penaos e oa ornet gant mein caer hag offransou, hen a lavaraz;

6 *Evid* an traou-ze a ouelit, dond a raio an deision e pere na vezo lezet mean war vean ha na vezo ked diseuret.

7 Neuze e c'houlenjond dezan, o lavaroud; Kelener, pe goulz eta e vezo an traou-ze? ha pe sin pa vezo kement-se war ar poent da c'hoarvezoud?

8 Hag hen a lavaraz; Likid evez na vec'h seduizet; rag meûr a hini a zeuo em hanô, o lavaroud; Me eo *ar C'hrist:* hag an amzer a dostâ: rag-se na'z it ket war o lerc'h.

9 Mes pa glevot eus a vrezeliou hag eus a zedisionou, na spountit ket, rag red eo d'an traou-ze c'hoarvezoud da genta; mes ar fin n'*ema* ked diouc'h-tu.

10 Neuze e lavaraz dezei; Sevel a raio nasion a-enep nasion, ha rouantelez a-enep rouantelez;

11 Ha bez' a vezo crenoudouar braz e meûr a lec'h, ha naounegesiou, ha bosenou; hag e vezo traou spountus ha siniou braz en env.

12 Mes araog an holl draou-ze hei a lakaio o daouarn warnoc'h, hag *ho* persecuto, o livra ac'hanoc'h d'ar sinagogou, hag *o lakaad* ac'hanoc'h er prizoniou, hag e veot caset dirag rouaned ha gouarnerien, abalamour d'am hanô.

13 Hag an dra-ze a c'hoarvezo deoc'h da desteni.

14 Likid eta en ho calonou, da non-pas medita araog penaos e reot ho tifen;

15 Rag me a roio deoc'h ur genou hag ur furnez onc'h pe hini hoc'h holl enebourien na hellint ket comza a-enep na resista.

16 C'houi a vezo livret memes gant ho tadou hac ho mamou, gant ho preudeur, gant ho kerent, ha gant ho mignoned; hag e raind *da lod* ac'hanoc'h beza lekeed d'ar marô.

17 Ha c'houi a vezo caseet gand an holl abalamour d'am hanô.

18 Mes na vezo ket collet ur vleven eus ho pen.

19 Dre ho pasiantet possedit hoc'h eneou.

20 Hogen pa ouelot Jerusalem kelc'hiet gand armeou, gouezit neuza penaos ema tost he desolasion.

21 Neuze ar re a vezo en Jude, ra dec'hint war ar menesiou; hag ar re a vazo en he c'hreiz, ra'z aint kouit; hag ar re a vezo er mesiou, na antreent ked enni.

22 Rag ar re-ze eo deisiou ar venjans, evit ma vezo accomplisset kemend a zo bet scrivet.

23 Hogen maleur d'ar groagez vrazes hag ar vagerezed en deisiou-ze; rag braz e vezo an encrez war an douar, hag ar goler war ar bobl-ma.

24 Hag hei a gouezo dindan lem ar c'hleze, hag e vezint caset captif a-touez an holl nasionou: ha Jerusalem a vezo mac'het gand ar jentiled, bete ma vezo leuniet amzeriou ar jentiled.

25 Ha bez' e vezo siniou en

heol, el loar, hag er stered; ha war an douar un enerez eus ar bohlou, ha nec'hamant; ar môr hag e goumou oc'h ober trouz braz.

26 An dud a vezo mantret gand ar spount, hag en gortoz eus an traou a die c'hoarvezout war an douar; rag galloudou an envou a vezo hejet.

27 Ha neuze e ouelint Mab an Den o tond en ur goabren, gant galloud ha gloar braz

28 Hogen pa gommanso an traou-ze c'hoarvezout, sellid d'an neac'h, ha savit ho pen ou; rag ho telivrans a dostà.

29 Hag hen a lavaraz dezei ur baraholen: Sellid oud ar ouezen fiez hag an holl ouez *all*.

30 Pa gommansont hegina, e ouelit hag e ouzoc'h ac'hanoc'h hoc'h-unan, penaos ema tost an hanv.

31 Evel-se ive c'houi, pa ouelot an traou-ze o c'hoarvezout, gouezit penaos ema tost rouantelez Doue.

32 E gouirionez e lavaran deoc'h, penaos na dremeno ked ar generasion-ma, ken na c'hoarvezo an holl draou-ze.

33 An env hag an douar a dremeno, mes va geriou na dremenint ket.

34 Likid eta evez ouzoc'h hoc'h-unan, gand aoun na ve pounereet ho calonou dre ar gourmandis hag ar vezventi, ha dre soursiou ar bed-ma; ha na zeufe an deiz-ze warnoc'h heb e c'hortoz.

35 Rag evel ur roued e teuo war gement bini hag a choum war gorre an douar holl.

36 Abalamour da ze beilit, ha pedit bep amzer, evit ma veot cavet din da dec'hel diouc'h an holl draou-ze pere a die c'hoarvezout, ha da choum dirag Mab an Den.

37 Hogen hen a gelene epad an deiz ebarz an templ, ha diouc'h an nos e sorte hag e choume war ur menez hanvet an Olived.

38 Hag an holl bobl az ee beure mâd d'e gaoud en templ, evit selaoui anezan.

## CHAB. XXII.

1 Hogen tostaad a rea gouel ar bara dic'hoell, a hanver ar pask.

2 Hag ar pen-veleien hag ar scribed a glaske penaos e hellent laza anezan: rag aoun o doa aoun rag ar bobl.

3 Neuze Satan a antreaz en Judas, leshanvet Iscariot, hag hen eus a niver an daouzeg.

4 Hag hen az eaz, hag a gomzaz gand ar pen-veleien hag ar c'habitaned, e pe zoare e raje livra anezan dezei.

5 Hag hi o doa joa; hag e convenchont rei arc'hand dezen.

6 Hag hen a brometaz; hag e claskaz un occasion propr d'e livra dezei en absans ar bobl.

7 Hogen deiz ar bara di-

c'hoell a zauaz, eo pehioi e oa red laza ar pask.

8 Hag hen a gasaz Per ha Ian, o lavaroud; Id da brepari deomp ar pask, evit ma tebrimp.

9 Hag hei a laveraz dezan; En pe lec'h e fell d'id e preperfemp *anezan*.

10 Hag hen a lavaraz dezei; Setu pa antreot en kêr, e rancontro un den ae'hanoc'h o tougen ur podad dour; it war e lerc'h ebarz an ti ec'h aio ennao.

11 Hag e leverot da ben tiegez an ti, Ar C'helener a lavar d'id; Pe lec'h ema ar sal e pehini e tehrin ar pask gant va disgibien?

12 Hag hen a ziscouezo deoc'h ur sal vraz d'an neec'h lekeed en urz; preparit eno.

13 Hag hei o veza eed, a gavaz evel m'en doa lavared dezei; hag e preperjond ar pask.

14 Ha pa oe deued an heur, hen en em lekeaz ouc'h taol, hag an daouzeg abostol gantao.

15 Hag e lavaraz dezei; C'hoanteet meurbed em eus dibri ar pask ma ganeoc'h abarz ma souffrin.

16 Rag me a lavar deoc'h, penaos ne zehrin mui eus anezan, ken na vezo accomplisset an rouantelez Doue.

17 Hag o veza kemered ar c'hop, hen a drugarekeaz, hag a lavaraz; Kemerit hema, ha rannit hen etrezoc'h;

18 Rag me a lavar deoc'h, penaos na evin mui eus a frouez ar ouinieu, ken na zeuo rouantelez Doue.

19 Hag o veza kemeret bara, hen a drugarekeaz, a doraz *anezan*, hag e raaz dezei, o lavaroud: He-ma eo va c'horf, pehini a zo roed evidoc'h: grit ao dra-ma e memor ac'hanoun.

20 Er memes doare ar c'hop ive, goude coan, o lavaroud; Ar c'hop-ma *eo* an allians nevez em goâd, pehini a zo scuilled evidoc'h.

21 Hogen setu dorn an hini a drahis ac'hanoun war an daol ganeo.

22 Hag evit-gouir Meb an Den a ia evel ma eo bet determinet; mes maleur d'an den-ze gant pehini eo trahisset.

23 Hag hei a gommansaz goulen en o zouez, pehini anezei a dlie ober an dra-ze.

24 Hogen seval a reaz un dael etrezei, pehini aoezei a dlie beza kemared evid ar brasa.

25 Mes heo a levaraz dezei; Rouaned an nesionou a zoulio anezei; hag ar re a exers otorite warnezei, a zo galvet mâd-oberourien.

26 Hogen c'houi, na ked evel-se: mes an hini a zo ar brasa en ho touez, ra vezo evel ar iaouanka; hag an hini a rên, evel en hini a zervich.

27 Rag pehini eo ar brasa, pe ao hini a zo ouc'h taol pe

an hini a zervich? ha n'eo ked an hini a zo ouc'h taol? Hogen me a zo en ho touez evel an hini a zervich.

28 Hogen c'houi eo ar re a zo choumet ganen em tentasionou:

29 Ha me a laka deoc'h, evel ma en deus an Tad lekeed d'in, ur rouantelez,

30 Evit ma tebrot ha ma evot ouc'h va zaol em rouantelez, ha ma veot azezet war dronou, o varna daouzec tribu Israel.

31 An Aotrou a lavaraz c'hoas; Simon, Simon, setu Satan en deus ho goulennet evit *ho* croueria evel gouiniz.

32 Mes me em eus peded evidoud, avit na fallai ked da feiz: ha te, pa vezi distroet, crenvà da vreudeur.

33 Hag hen a lavaraz dezan; Aotrou, me a zo prest da vont ganez, hag er prizon ha d'ar marô.

34 Mes hen a lavaraz; Me a lavar d'id, Per, penaos ar c'hilec na gano ket hirio, n'az pezo nac'het teir goueich d'am anaout.

35 Neuze hen a lavaraz dezei; Pa gasiz ac'hanoc'h hep na ialc'h, na maleten, na boutou, ha manket hoc'h eus-hu tra-e-bed? Hag hei a respontaz; Netra.

36 Neuze e lavaraz dezei; Mes brema, neb en deus ur ialc'h, ra gemero *anezi*, hag ar memes tra *ur* valeten; ha neb n'en deus ket, gouerzet e zae, ha prenet ur c'hleze.

37 Rag me a lavar deoc'h, penaos eo red c'hoas e ve accomplisset enoun an drama hag a zo scrivet, Countet eo bet gand an dorfederien; rag an traou *scrived* diwarben ac hanoun o daus o fin.

38 Hag hei a lavaraz; Aotrou, setu ama daou gleze. Hag hen a lavaraz dezei; Aoalc'h eo.

39 Hag o veza eed er meas, hen az eaz, hervez e giz, war menez an Olived: hag e zisgibien az eaz war e lerc'h.

40 Ha pa oa erruet el lec'h-ze, e lavaraz dezei; Pedit n'az afac'h ked en tentasion.

41 Hag hen en em dennaz diouteï war hed un taol mean; hag o veza en em zaoulinet, e pedaz,

42 O lavaroud; *Va Zad*, mar felle d'id peltaad ar c'hopze diouzin! coulsgoude ne ket va bolonte, mes da hini, ra vezo grêt.

43 Hag un êl en em ziscouezaz dezan eus an env, o crenvaad anezan.

44 Hag o veza en agoni, e pede c'hoas fermoc'h: hag e c'houezen a oa evel beradou goâd a zirede beteg an douar.

45 Ha pa oe saved eus e beden, e tauaz etrezeg e zisgibien, hag o c'havaz cousket gand an dristidigez.

46 Hag e lavaraz dezei; Perag e cousk[t]-hu? Savit ha

pedit, evit n'az eot ked en tentasion.

47 Hag hen c'hoas o comza, setu e teuaz ur foul *tud*, hag an hini a c'halved Judas, unan eus an daouzeg, a valee en o raog; hag hen a dostaaz ouc'h Jesus evit poka dezan.

48 Mes Jesus a lavaraz dezan; Judas, ha trahissa a rezte Mab an Den gand ur pok?

49 Nenze ar re a oa war-dro dezan, pa oueljond ar pez az ee da c'hoarvezoud, a lavaraz dezan; Aotrou, ha skei a raimp-ni gand ar c'hleze?

50 Hag unan anezei a skoaz gand unan eus a vevelou ar beleg-braz, hag a droc'haz e scouarn zeou dezan.

51 Mes Jesus a respontaz hag a lavaraz; List beteg se. Hag hen a douchaz e scouarn, hag a bareaz anezan.

52 Nenze Jesus a lavaraz d'ar pen-veleien, da gapitaned an templ, ha d'ar re-ansien a oa deued davetan: Hag evel daved ul laer oc'h-hu deued er meas, gant clezeier ha bisier?

53 Bemdez a oan ganeoc'h ebarz an templ, ha n'hoc'h eus ket lékeed daouarn warnoun: hogen hou-ma eo hoc'h heur, ha galloud an devalien.

54 Neuze e crogchond ennan, hag hen caschond, hag ez ejont gantan en ti ar beleg-braz. Ha Per a heulle a bell.

55 Ha pa o doe grët tân e creiz ar porz, hag e oent azezet assambles, Per a azezaz an o zouez.

56 Hogen ur plac'h a ouelaz anezan azezet tost d'ar sclerijen *tân*, hag o selled piz outan, hi a lavaraz, He-ma a oa ive gantan.

57 Mes hen a nac'haz anezan, o lavaroud; Maouez, na anavezan ked anezan.

58 Ha nebeut goude un all, o oueled anezan, a lavaraz; Ha te a zo ive eus ar re-ze. Mes Per a lavaraz; Den, n'oun ket.

59 Ha war-dro un heur goude, un all a assuraz, o lavaroud, Evit-gouir he-ma a oa ive gaotan; rag Galilead eo.

60 Mes Per a lavaraz, Den, na ouzon ket petra a leverez. Ha rag-tal, ha pa gomze c'hoas, ar c'hilec a ganaz.

61 Hag an Aotrou o tistrei, a zellaz ouc'h Per: hag e teuaz memor da Ber eus a gomz an Aotrou, penaos en doa lavared dezan; Abarz ma cano ar c'hilec, te a nac'ho ac'hanoun teir goueich.

62 Ha Per az eaz er meas, hag a ouelaz gant c'houervder.

63 Hag an dud a zalc'he Jesus a rea goab anezan, hag a skoe gantan.

64 Hag o veza e vouchet, e skoent war e visach, hag a c'houlenend dezan, o lavaroud; Profetis piou eo an hini en deus skoet ac'hanod?

65 Ha calz a ouall-gomsiou all a lavarend a-enep dezan.

66 Ha pa oe deued an deiz, re-ansien ar bobl, ar pen-

veleien hag ar scribed, en em assamblaz, hag a gasaz anezan en o lez barn,

67 O lavaroud; Mar d-oud ar C'hrist, lavar deomp. Hag hen a lavaraz dezei; Ma hel lavaran deoc'h, na gredot ket

68 Ha mar interrojin *ac'h-anoc'h*, na respontot ked d'in, ha na laoskot ked *ac'hanoun*.

69 Diwar-vrema Mab an Den a vezo azezet en tu deou da c'halloud Doue.

70 Neuze a leverjond holl; Ha te eta oud Mab Doue? Hag hen a lavaraz dezei; C'houi a lavar, penaos ez oun.

71 Hag hei a lavaraz; Petra hon eus-ni ezom pelloc'h a desteni? Rag ni hon eus cleved eus e c'hanou e-unan

## CHAB. XXIII.

1 Hag an holl foul anezei a zavaz, hag a gasaz anezan da Bilat.

2 Hag hei a gommansaz accusi anezan, o lavaroud; Cavet hon eus he ma o tistrei ar bobl, hag o tifen rei ar gouiriou da Gezar, o lavaroud ez eo hen e-unan ar C'hrist ar roue.

3 Ha Pilat a c'houlenaz dezan, o lavaroud; Ha te eo roua ar Judavien? Hag hen a respontaz hag a lavaraz; *E lavaroud a rez.*

4 Neuze Pilat a lavaraz d'ar pen-veleien ha d'ar bobl; Na gavan goall a-bed en den ma.

5 Mes hei a gendalc'he c'boas startoc'h, o lavaroud; Remui a ra ar bobl, o kalen dra an holl Jude, en eur gommana adaleg ar Galile beteg ama.

6 Pa glevaz Pilat *comza* aus a C'halile, e c'houlenaz ma oa an den-ze Galilead.

7 Ha pa anavezaz penaos e oa aus a zalc'h Herodes, e casaz anezan da Herodes, pehini a oa ive en Jerusalem an deisiou-ze.

8 Ha pa ouelaz Herodes Jesus, e oa laouen braz; rag pell a oa en doa c'hoant d'a ouelet, o vaza m'en doa clevet calz traou diwar e ben; hag hen a c'hortoze goueled ur sin-benag grêt gantan.

9 Intarroji a reaz ata anezan dre veur a gomz; mes hen na respontaz netra dezan.

10 Hag ar pen-veleien hag ar scribed a oa eno, hag a accuse anezan gant buanegez.

11 Hogen Herodes gand e vrezelidi a zisprijaz anezan; hag o veza grêt goab anezan, ha lekeed en-dro dezan ur zaa ouen, e casaz anezan adare da Bilat.

12 Hag en deiz-ze Herodas ha Pilat a zeuaz da veza mignoned; rag araog e oant enemied.

13 Neuze Pilat, o veza assamblet ar pen-veleien, hag ar vajistred, hag ar bobl,

14 A lavaraz dezei; Digased hoc'h eus an dan ze d'in evel pa en defa lekeed ar bobl da revolti; ha setu me em eus

e interrojet diragoc'h, ha n'em eus caved droug e bed ennan war an traou eus a bere ec'h accusit anezan :

15 Nag Herodes ken nebeud; rag cased em eus ac'hanoc'h dezan, ha setu, n eo grēt gantan netra dīn a varō.

16 Rag-se, goude beza e gastizet, e laoskin anezan.

17 Rag red e oa dezan leuskel unan dezei d'ar gouel.

18 Neuze hei a griaz holl assambles, en eul lavaroud; Lam hemā, ha laosk deomp Barrabas :

19 Pehini a oa bet lekeed en prizon evid un dispac'h grēd en kēr, hag evid ur meurtr.

20 Rag-se Pilat a gomzaz c'hoas outei, gand ar c'hoant en doa da leuskel Jesus.

21 Mes hei a griaz, o lavaroud; Crusifi, crusifi-hen!

22 Hag hen a lavaraz dezei evid an trede goueich ; Pe zroug eta en deus-hen grēd? n'am eus cavet netra ennan a gemend a verit ar marō : rag-se, goude beza e gastizet, e laoskin anezan.

23 Mes hei a bedaz stard gant criou braz, o c'houlen ma vije crusifiet. Hag o c'hriou ha re ar pen-veleien a oe trec'h.

24 Neuze Pilat a roaz barn, ma vije grēd ar pez a c'houlenent.

25 Hag hen a laoskaz dezei an hini a oa bet lekeed er prizon evid un dispac'h hag ur meurtr, pehini a c'houlenent; hag e livraz Jesus d'o bolonte.

26 Hag evel ma casent anezan, e kemerchond un den eus a Ziren, *hanvet* Simon, pehini a zeue eus ar meas, hag e lekejond ar groaz warnezan, de dougen war lerc'h Jesus.

27 Hag ez ee war o lerc'h ur foul braz a bobl, hag a c'hroagez, pere en em c'hlac'hare hag a hirvoude diwar e ben.

28 Hogen Jesus, o veza distroet outei, a lavaraz; Merc'hed Jerusalem, na oueilit ked warnoun-me, mes goueilit warnoc'h hoc'h-unan, ha war ho pugale.

29 Rag setu e teuo an deisiou e pere e livirint; Eurus ar ra vrec'han, hag ar c'hovou n'o deus ket douget, hag an divron n'o deus ket roed da suna.

30 Neuze en em lakaind da lavaroud d'ar menesiou, Couezit warnomp ; ha d'ar c'hrec'henou, Goloit ac'hanomp.

31 Rag mar greont kement-se d'ar c'hoad glaz, petra a raint-ei d'ar c'hoad sec'h ?

32 Hag e oa cased ive gantan daou all, *pere a oa* torfederien, evid o lakaad da vervel.

33 Ha pa oend deued el lec'h hanvet Calvar, e crusifijond anezan eno, hag an dorfederien, unan a-zeou, hag egile a-gleiz.

34 Ha Jesus a lavaraz ; Va Zad, pardon dezei; rag na

ouzont ket petra a reont. Neuze e lodenjond e zillad, oc'h o zeurel d'ar sort.

35 Hag ar bobl a choume *eno* o selled. Hag ar renerien ive a rea goab gantei, o lavaroud ; Ar re all en deus saveteet, r'en em zavetai e-unan, mar d-eo ar C'hrist, an hini choaset a Zoue.

36 Hag ar zoudarded ive a rea goab anezan, en eur dostaad, hag o kinnig goumegr dezan,

37 Hag o lavaroud ; Mar d-oud roue ar Judevien, en em zaveta da-unan.

38 Ha bez' e oa ive a-zioue'h dezan ur scrid, gant lizerenou gregach, ha latin, hag hebrach ; HE-MA EO ROUE AR JUDEVIEN.

39 Hag unan eus an dorfederien hag a oa crusiflet, a zroug-comze gantan, o lavaroud, Mar d-oud ar C'hrist, en em zaveta da-unan ha ni

40 Mes egile en eur respont, a reprenaz anezan, o lavaroud ; Ha na zoujez-te ked Doue, pa emoud er memes condaonasion ?

41 Hag evidomp-ni, evit-gouir, gant justis; rag reseo a reomp ar pez a verit an traou hon eus grêt ; mes he-ma n'en deus grêt droug e-bed.

42 Neuze hen a lavaraz da Jesus ; Aotrou, az pez soneh ac'hanoun pa vezi deued en da rouantelez.

43 Ha Jesus a lavaraz dezan; E gouirionez e lavaran d'id, hirio e vezi ganen er barados.

44 Hogen bez' e oa war-dro ar c'houec'hved heur ; hag e oe tevalien war an douar holl beteg an naoved heur.

45 An heol a devalaaz, ha gouel an templ a rogaz dre greiz

46 Ha Jesus, en eur grial gand ur voues uhel, a lavaraz ; *Va* Zad, etre da zaouarn e roan va spered. Hag o veza lavaret kement-se, hen a dremenaz.

47 Ar c'hantener, o veza goueled ar pez a oa c'hoarvezet, a c'hloriflaz Doue, o lavaroud ; Evit-gouir an den-ze a oa just.

48 Hag an holl bobl hag a oa en em zastumet d'an arvest-ze, o oueled an traou a oa c'hoarvezet, a zistroe en eur skei war boull o c'halon.

49 Hag ar re boll eus e anaoudegez, hag ar groagez o doa heuliet anezan eus a C'hallile, en em zale'he pell, o selled oud an traou-ze.

50 Ha setu un den hanvet Josef, pehini a oa ur senatour, den mâd ha just,

51 Pehini n'en doa ket consantet d'o c'huzul n'a d'o œuvr, hag a oa eus a Arimathe, ur gêr eus ar Judevien, ha pehini a c'hortoze iva rouantelez Doue ;

52 Hen az eaz da gaout Pilat, hag a c'houlenaz corf Jesus.

53 Hag o veza a ziskenet, e lekeaz al lienen war e dro,

hag e lekeaz anezan en ur bez a oa het trouc'het er roc'h, e pehini ne oa het c'hoas lekeed den e-bed.

54 Hag an deiz ze a oa ar hreparasion, hag ar sabbat a dostae.

55 Hag ar groagez ive pere a oa deuet gant Jesus eus a C'halile, az eaz war lerc'h, hag a ouelaz ar bez, ha penaos e oa lekeed ar c'horf.

56 Hag hei a zistroaz, hag a hreparaz aromatou ha perfumou : hag e reposchond ar sabbat, hervez ar gorc'hemen.

## CHAB. XXIV.

1 Hogen ar c'henta deiz eus ar sizun, da darz-an-deiz, hei, hag unan-benag *all* gantei, a zenaz d'ar bez, o tougen ar parfumou o doa preparet.

2 Hag e cavchond ar mean rulied a-zirag ar bez.

3 Hag o veza eed ebarz, na gavchont ket corf an Aotrou Jesus.

4 Hag e c'hoarvezaz, evel ma oant nec'het war gement-se, setu daou zen en em ziscouezaz dezei gant saeou lugernus.

5 Hag evel ma oant spountet, ha ma stouend o bisach d'an douar, e leverjond dezei; Perag e claskit-hu an hini heô e-touez ar re-varô ?

6 N'ema ked ama, mes reaussitet eo : ho pezit memor e penaos e comzaz ouzoc'h, pa edo c'hoas en Galile,

7 O lavaroud ; Red eo da Vab an Den beza livred etre daouarn ar bec'herien, ha beza crusifiet, hag an trede deiz resussita.

8 Hag e c'h envorc'hont e gomsiou.

9 Hag o veza distroed eus ar bez, hei a racontaz an holl draou-ze d'an unneg, ha d'ar re all holl.

10 Hogen ar re a lavaráz an traou-ze d'an ebestel a oa Mari Magdalen, Janned, ha *Mari mam* Jakes, hag ar re all pere a oa gantei.

11 Hag o c'homsiou a haresse dezei evel sorc'henou, ha na gredchont ked dezei.

12 Coulsgoude Per a zavaz, hag a redaz d'ar bez, hag o veza pleget evit selled, na ouelaz nemed al lienenou d'an douar; hag ez eaz kouit, souezet braz enoan e-unan eus ar pez a oa c'hoarvezet.

13 Ha setu e oa daou anezei o vond en deiz ze da ur vourc'h hanvet Emmaus, war hed tri ugent stad diouc'h Jerusalem.

14 Hag hei a gomze etrezei eus a gemend a oa c'hoarvezet.

15 Hag e c'hoarvezaz, evel ma comzent ha ma rezonent etrezei, Jesus e-unan a dostaaz outei, hag a valeaz gantei.

16 Mes o daou-lagad a oa dal'chet, en doare na anavezent ked anezan.

17 Hag hen a lavaraz dezei; Petra eo ar c'homsiou-ze a

zalchit-hu etrezoc'h en eur vale, ha *perag* emoc'h-hu trist ?

18 Hag unan *anezei*, hanvet Cleopes, a respontaz hag e lavaraz dezan ; Ha te hep-ken eo an diavesiad en Jerusalem ha na ouefe ked an traou a zo c'hoarvezet enni en deiziouma ?

19 Hag hen a lavaraz dezei; Pe draou ? Hag hei a lavaraz dezan, Ar re diwarben Jesus a Nazareth, pehini a oa ur profed, galloudec en œuvr hag en comz dirag Doue ha dirag an holl bobl ;

20 Ha penaos ar pen-veleien hag hor renerien o deus e livret da veza barnet d'ar marô, hag o deus e grusifiet.

21 Hogen ni a c'hortoze penaos hen a raje dasprena Israel. Hogen ous-pen kement-se holl, hirio eo an trede deiz ma eo c'hoarvezet an traou-ze.

22 Coulsgoude groagezhenag eus hon touez o deus souezet braz ac'hanomp ; ead int beûre-mâd d'ar bez,

23 Ha n'o deus ket cavet e gorf; hag ind deued, o lavaroud penaos o deus goueled ur ouelédigez a eled, pere a lavaraz ema-hen beô.

24 Hag hinienou eus ar re a zo gancomp az eaz d'ar bez, hag o deus cavet evel m'o doa lavaret ar groagez ; mes hen n'o deus ked e oueled.

25 Hag hen a laveraz dezei; O tud diskiant ha diegus a galon da gridi an holl draou o deus lavaret ar brofeded !

26 Ha ne oa ket red e soufrje ar C'hrist an traou-ze, heg ec'h antreje en e c'hloar?

27 Hag o commans dre Voises, ha *goude* dre an holl brofeded, hen a zisplegaz dezei, ebarz an holl Scrituriou, an traou diwarben anezan

28 Hag hei a dostaaz oud ar vourc'h e pehini ez eent ; hag hen a rea evel pa vije o vont pelloc'h.

29 Mes hei a gontraignaz anezan, o lavaroud ; Choum ganeomp, rag abardaezi a ra, hag an deiz a zo izeleet. Hag heu a antreaz evit choum gantei.

30 Ha pa edo ouc'h taol gantei, hen a gemeraz bara, hag a vennigaz, hag o veza e doret, e roaz dezei.

31 Neuze o daou-legad a oe digoret, hag ec'h anavezchond anezan ; mes hen a zisparissaz a ziragei.

32 Hag hei a laveraz an eil d'egile, Ha na loske ket hor c'halon enomp e-pad ma comze ouzomp en hent, ha ma tisplege deomp ar Scriturriou ?

33 Hag o sevel war en heur-ze, hei a zistroaz da Jerusalem ; hag e cavchond an unneg, hag ar re e oa gantei, strollet assambles,

34 O lavaroud ; An Aotrou evit-gouir a zo resussitet, hag eo en em ziscouezet da Zimon.

35 Hag ar re-ma a racontaz an traou *a oa c'hoarvezet gantei* en hent, ha penaos o doa anavezet anezan da derridigez ar bara.

36 Hag evel ma lavarend an traou-ze. Jesus e-unan en em brezantaz en o c'hreiz, hag a lavaraz dezei ; Ar peoc'h deoc'h !

37 Mes hei a oe troublet ha spountet, o cridi e ouelent ur spered.

38 Hag hen a lavaraz dezei, Perag oc'h-hu troublet ? ha perag e sav sonjesonou en ho calonou ?

39 Sellid ouc'h va daouarn hag ouc'h va zreid, penaos eo me va-unan ; touchit ac'hanoun, ha gouelit : rag ur spered n'en deus ked a gig nag a eskern, evel ma ouelit em eus-me.

40 Hag en eul lavaroud kement-se, hen a ziscouezaz dezei e zaouarn hag e dreid.

41 Mes evel na gredent ket c'hoas gand ar joa hag ar souez, hen a lavaraz ; Ha bez' hoc'h eus-hu aına un dra-benag da zibri ?

42 Hag hei a roaz dezan un tam eus a ur pesk rostet, hag eus a un diren vèl.

43 Hag hen a gemeraz *anezan*, hag a zebraz dirag̃ei.

44 Goude-ze e lavaraz dezei ; Setu ar c'homsiou a lavaren deoc'h pa oan c'hoas ganeoc'h, penaos e oa red ma vije accomplisset kemend a zo bet scrivet diwarhen ac'hanoun en lezen Moises, er brofeded, hag er Salmou.

45 Neuze e tigoraz o spered, evit ma comprenjend ar Scriturioù.

46 Hag e lavaraz dezei ; Evel se eo scrivet, hag evel se e oa red e soufrje ar C'hrist, hag e resussitche eus a varô an trede deiz ;

47 Hag e vije prezeget en e hanô ar gonversion hag ar remission eus ar bec'hejou e-touez an holl nasionou, o commans dre Jerusalem.

48 Ha c'houi a zo testou eus an traou-ze.

49 Ha setu ez an da gas warnoc'h ar bromessa eus va Zad : mes c'houi, choumid er gêr a Jerusalem, ken na veot gouisket gand ar galloud eus an neac'h.

50 Goude ze hen a gasaz anezei er meas bete Bethani, hag o veza saved e zaouarn, e vennigaz anezei

51 Hag e c'hoarvezaz, pa vennige anezei, ma en em dennaz dioutei, hag e oe savet d'an neac'h en env.

52 Hag hei, goude adori anezan, a zistroaz da Jerusalem gand ur joa vraz.

53 Hag e oand bepred en templ, o veuli hag o venniga Doue. Amen.

# AN AVIEL HERVEZ IAN.

## CHABISTR I.

1 Er gommansamant e oa ar Ger, hag ar Ger e oa gand Doue, hag ar Ger a oa Doue

2 He-ma a oa er gommansamant gand Doue.

3 An holl draou a zo bet grëd drezan, hag hep-zan n'eo bet grët netra hag a zo bet grët

4 Ennan e oa ar vuez, hag ar vuez a oa goulou an dud

5 Hag ar goulou a sclere en devalien, hag an devalien n'e deus ked e resevet.

6 Bez' e oe un den caset gand Doue, hanvet Ian.

7 He-ma a zeuaz da desteni, evit rei testeni diwarhen ar goulou, evit ma credche an holl drezan.

8 Ne ket hen a oa ar goulou, mes *cased e oa* evit rei testeni diwarben ar goulou.

9 Hen a oa ar gouir c houlou, pehini a sclera an holl dud, en eur zond er bed.

10 Er hed e oa, hag ar bed a oa grëd drezan hag ar bed n'en deus ked e anavezet.

11 Deued eo d'e re, hag e re n'o deus ked e resevet.

12 Mes da gemend hini en deus e resevet, en deus roed ar galloud da veza bugale da Zoue; d'ar re a gred en e hanò;

13 Pere n'int ket ganet eus ar goàd, nag eus a volonte ar c'hig, nag eus a volonte an den, mes eus a Zoue.

14 Hag ar Ger a zo bet grët kig, hag en deus choumed en hon touez, (hag hon eus goueled e c'hloar, ur gloar evel eus a Vab unic-ganet an Tadj leùn a c'hras hag a ouirionez.

15 Ian en deus testeniet diwar e ben, hag en deus criet, o lavaroud; He-ma eo an hini em eus lavaret diwar e ben; An hini a zeu war va lerc'h a zo lekeed diaraogoun, rag bez' e oa em raog.

16 Hag eus e leûnder hon eus holl resevet, ha gras evit gras

17 Rag al lezen a zo bet roed dre Voises, mes ar c'hras hag ar ouirionez a zo deuet dre Jesus Christ.

18 Hini e bed n'en deus biscoas goueled Doue! ar Mab unic-ganet, pehini a zo en askre an Tad, hen en deus e zisclerict.

19 Hag hon-ma eo testeni Ian, pa gasaz ar Judevien eus a Jerusalem beleien ha

levited evit goulen dezan; Piou oud-de?

20 Hag hen a ziscleriaz, ha na nac'haz ket: hag e tisclerriaz: Ne ket me eo ar C'hrist.

21 Hag hei a c'houlenaz digantan, Petra eta? Hag Elias oud de? Hag hen a lavaraz; N'oun ket. Hag ar profed oud-de? Hag hen a respontaz, Nan.

22 Rag-se e leverjond dezan; Piou oud-de? evit ma roimp respont d'ar re o deus caset ac'hanomp. Petra a leverez-te achanod da-unan?

23 Hen a lavaraz; Me eo moues ao hini a gri en dezert, Grit eeun hend an Aotrou; evel ma en deus lavaret ar profed Izaias.

24 Hag ar re a oa bet cased dezan a oa eus ar farizianed.

25 Ind a c'houlenaz c'hoas digantan, hag a lavaraz dezan; Perag eta e vadezez-te, ma n'oud nag ar C'hrist, nag Elias, nag ar profed?

26 Ian a respontaz dezei en eul lavaroud; Me a vadez en dour: mes bez' ez eus unan en ho touez, ha na anavezit ket;

27 Hennes eo an hini a zeu war va lerc'h, pehini a zo lekeed diaraogoun; ar c'horre eus a voutou pehini n'oun ked din da zicren.

28 Kement-ma a c'hoarvezaz en Bethabara, en tu all d'ar Jourdan, el lec'h ma vadeze Ian.

29 Antronoz Ian a ouelaz Jesus o tond d'e gaout, hag e lavaraz; Setu Oan Doue, pehini a lam pec'hed ar bed.

30 Hennes eo an hini em eus lavared diwar e ben, Dond a ra war va lerc'h un den, pehini a zo lekeed diaraogoun, rag em raog e oa.

31 Ha me na anavezen ked anezan, mes evit ma ve discleriet da Israel, dre-ze oun deuet o vadezi en dour.

32 Ha Ian a destenias, o lavaroud; Goueled em eua ar Spered o tisken eua an env evel ur goulm, hag e choumas warnezan.

33 Ha me na anavezen ked anezan; mes an hini en deus va c'haset da vadezi en dour, a lavaraz d'in; An hini war pehini e oueli ar Spered o tisken, hag o choum warnezan, heones eo a vadez ar Spered Santel.

34 Ha me em eus gouelet, hag em eus testeniet, penaos he-ma eo Mab Doue.

35 Antronoz Ian a oa c'hoas eoo, gand daou eus a zisgiblien;

36 Hag o selled ouc'h Jesus pehini a valee, e lavaraz; Setu Oan Doue.

37 Hag an daou zisgibl a glevaz anezan o comza, hag ec'h heuljond Jesus.

38 Hogen Jesus o veza troet, hag o ouelet penaos ec'h heulient anezan, a lavaraz dezei; Petra a glaskit-hu? Hei a lavaraz dezan; Rabbi,

( da lavaroud eo , Kelener ), pe lec'h e choumez ?

39 Hen a lavaraz dezei ; Deuit ha gouelit Mond a rejont , hag e oueljont pe lec'h e choume ; hag e choumjont gantan an deiz-ze ; rag bez' e oa war-dro an decved heûr

40 Andre, breûr Simon Per, a oa unan eus an daou o doa clevet Ian , hag a heuhaz anezan.

41 He-ma a gavaz da genta e vreûr Simon, hag a lavaraz dezan ; Caved hon eus ar Messi , ( da lavaroud eo , ar C'hrist ) :

42 Hag e casaz anezan da Jesus. Ha Jesus o veza selled outan, a lavaraz dezan ; Te eo Simon mab Jona ; Kefas e vezi galvet ; ( da lavaroud eo, Mean ).

43 Antronoz Jesus a fellaz dezan mond en Galile ? hag hen a gavaz Filip , hag e lavaraz dezan; Heul ac'hanoun.

44 Hogen Filip a oa eus a Vethsaida, kêr Andre ha Per.

45 Filip a gavaz Nathanael, hag a lavaraz dezan ; Caved hon eus an hini o deus Moises el lezen hag ar broleded scrivet diwar e ben . Jesus , mab Josef , eus a Nazareth

46 Ha Nathanael a lavaraz dezan ; Hag eus a Nazareth e hell dond un dra-benag a vâd ? Filip a lavaraz dezan ; Deus ha gouel.

47 Jesus o ouelet Nathanael o tond d'e gaout , a lavaraz anezan ; Setu ur gouir Israelit , en pehini n'eus ked a droidel.

48 Nathanael a lavaraz dezan, A be lec'h ec'h anavezezte ac'hanoun ? Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan ; Abarz ma en deus Filip da c'halvet , pa oaz dindan ar ouezen-fies , em eus goueled ac'hanod.

49 Nathanael a respontaz hag a lavaraz dezan ; Rabbi , te eo Mab Doue, te eo Roue Israel.

50 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan; Hag abalamour ma em eus lavaret d'id, em boa da oueled dindan ar ouezen-fies , e credez ? te a ouelo brasoc'h traou eged ar re-ma.

51 Hag hen a lavaraz dezan; E gourionez , e gourionez e lavaran deoc'h , penaos goude-hen e ouelot an env digor, hag eled Doue o piniad hag o tisken war Mab an Den.

## CHAB. II.

1 Hag an trede deiz goude e oa un eureud en Cana eus a C'halile ; ha mam Jesus a oa eno.

2 Ha Jesus ive, hag e zisgiblien, a oe pedet d'an eureud.

3 Ha pa vankaz ar goum , mam Jesus a lavaraz dezan ; N o deus ked a ouin.

4 Jesus a lavaraz dezi ; Maouez, petra a zo etre te ha me ? n'ema ket c'hoas deuet va heûr.

5 E vam a lavaraz d'ar zervicherien ; Pe dra-benag a lavaro deoc'h, grit-hen.

6 Hogen bez' e oa lekeed eno c'houec'h pod dour mein, hervez kiz purificesion ar Judevien, ha pep hini anezei a zalc'he daou pe dri mezur.

7 Jesus a lavarez dezei ; Leunit ar podou a zour. Hag hei a leuniaz anezei beteg ar bar.

8 Hag hen a lavaraz dezei; Tennit brema, ha casit da verer ar banvez. Hag int a gasaz.

9 Ha pa en doe merer ar banvaz tanveed an dour a oa grēt gouin (hag hen na ouie ket a be lec'h e teue , mes ar zervicherien pere o doa tenned an dour a ouie) , merer ar banvez a c'balvaz an ozec'h-iaouank ,

10 Hag a lavaraz dezan; Peb den a laka da genta ar gouin mād , ha pa o deus an dud evet calz, e ro dezei neuze an distera ; mes te ec'h eus miret ar gouin mād bete vrema.

11 Ar gommansamant-ma a viraclou e reaz Jesus en Cana eus a C'halile , hag e tiscouezaz e c'hloar : hag e zisgibien a gredaz ennan.

12 Goude-zo hen a ziskenaz da Gafarnaom, gand e vam, e vreudeur, hag e zisgibien ; ha na joumchont ked eno calz a zeisiou.

13 Ha pask ar Judèvien a oa tost ; ha Jesus a biniaz da Jerusalem.

14 Hag e cavaz en templ ar re a ouerze ejened , ha denved, ha coulmed, hag ar chenchourien arc'hant azezet.

15 Hag o veza grēd ur scourjez gant kerdin voan, e chasseaz anezei holl er meas eus an templ, gand an denved hag an ejened , hag e seuliaz arc'hant ar chenchourien , hag e tiscaraz o zaoliou.

16 Hag e laveraz d'ar re a ouerze coulmed ; Casit an treou-ma ac'han ; na rit ked eus a di va Zad un ti marc'had.

17 Neuza e teuaz soneb d'an disgibien penaos e oa scrived ; Ar zêl eus da di en deus devoret ac'hanoun.

18 Rag-se ar Judevien a respontaz hag a lavarez dezan ; Pe sin e ziscouezez deomp , o veza ma rez an traou ze ?

19 Jesus e respontaz hag a lavaraz dezei ; Discarit an templ-ma , hag ec'h adsavin anezan en tri deiz.

20 Rag-se ar Judevien a laveraz ; C'houec'h bloaz ha daou-ugent eur bet o sevel an templ-ze, ha te a adsavo anezan en tri deiz ?

21 Mes hen a gomze eus a dempl e gorf.

22 Rag se pa oe saved a varô , e teuaz memor d'a zisgibien penaos en doa lavared an dra - ma dezei , hag ind a gredaz ar Scritur , hag ar ger en doa lavaret Jesus.

23 Hag e-pad ma edo en

Jerusalem en gouel ar pask, calz a gredaz en he hanô, o oueled ar siniou pere a rea

24 Mes Jesus n'en em fisiaz ked e-unan dezei, abalamour ma anaveze an holl:

25 Ha n'en doa ked ezom e roje hini testeni diwarben an den; rag hen e-unan a ouie petra a oa ebarz an den.

## CHAB. III.

1 Hogen bez' e oa un den eus ar farizianed, hanvet Nicodemus, ur chef eus ar Judevien.

2 He-ma a zeuaz en nos da gaout Jesus, hag a lavaraz dezan; Rabbi, gouzoud a reomp penaos oud ur c'helener deued a berz Doue; rag den na helje ober ar siniou pere a rez, nemed e ve Doue gantan.

3 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan; E gouirionez, e gouirionez e lavaran d'id, ma na vez un den ganet a-nevez, na hell ket goueled rouantelez Doue.

4 Nicodemus a lavaraz dezan; Penaos ec'h hell un den beza ganet, hag hen coz? hag hen a hell mond en cov e vam un eil goueich, ha beza ganet?

5 Jesus a respontaz; E gouirionez, e gouirionez e lavaran d'id; Ma na vez un dan ganet a zour hag eus ar Spered, na hell ked antren en rouantelez Doue.

6 Ar pez a zo ganet eus ar c'hig, a zo kig; hag ar pez a zo ganet eus ar Spered, a zo spered.

7 Na vez ket souezet em be lavaret d'id; Red eo deoc'h beza ganet a-nevez.

8 An avel a c'houez el lec'h ma fell dezan, hag e clevez e drouz, mes na ouzoud ked a be lec'h e teu, na pe lec'h ez a evel se ema pep-hini a zo ganet eus ar Spered.

9 Nicodemus a respontaz hag a lavaraz dezan; Penaos ec'h hell an traou-ze beza?

10 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan, Ha te a zo ur c'helener eus a Israel, ha na ouzoud ked an traou-ze?

11 E gouirionez, e gouirionez e lavaran d'id, penaos ar pez a ouzomp eo a leveromp, hag ar pez hon eus goueled eo a desteniomp: ha c'houi na resevit ket hon testeni.

12 Ma em eus comzet deoc'h eus a draou douarec, ha na gredit ket, penaos a credot-hu pa gomzin deoc'h eus a draou celestiel?

13 Ha den n'eo pinied en env, nemed an hini a zo diskenet eus an env, Mab an Den pehini a zo en env.

14 Hag evel ma savaz Moises an aer eharz an dezert, evel-se eo red da Vab an Den beza savet;

15 Evit na berisso ket piou-benag a gred ennan, mes ma en devezo ar vuez eternel.

16 Rag evel-se eo en deus Doue caret ar bed, ma en deus roed e Vab unik-ganet, evit na vezo ket collet piou-benag a gred ennan, mes ma en devezo ar vuez eternel.

17 Rag Doue n'en deus ket caset e Vab er bed, evit barna ar bed, mes evit ma ve salvet ar bed drezan.

18 Neb a gred ennan, n'eo ket barnet; mes neb na gred ket, a zo dija barnet, abalamour na gred ked en hanô Mab unik-ganet Doue.

19 Hogen bou-ma eo ar varnedigez, penaos ar goulou a zo deued er bed, hag o deus an dud caret muioc'h an devalien eget ar goulou; rag o oberiou a oa fall.

20 Rag kemend hini a ra an droug, a gasâ ar goulou, ha na zeu ked d'ar goulou, gand aoun e ve discleriet e oberiou.

21 Mes an hini a ra ar oulrionez, a zeu d'ar goulou, evit ma vezo discouezet e oberiou; rag en Doue emaint grêt.

22 Goude an traou-ze e teuaz Jesus hag e zisgibien en douar Jude; hag hen a chou-maz eno gantei, hag e vadeze

23 Ha Ian ive a vadeza en Ainon, tost da Zalim, abalamour ma oa eno calz a zour: hag e teuent, hag e oant badezet

24 Rag Ian ne oa ket bet c'hoas lekeed en prizon.

25 Hogen un dispul a zavaz etre disgibien Ian hag ar Judevien diwarben ar burifi-casion.

26 Hag e teujond da gaoud Ian, hag e leverjond dezan; Rabbi. an hini a oa ganez en tu all d'ar Jourdan, ba da behini ec'h eus roet testeni, setu hen a vadez, hag an holl az a d'e gaout

27 Ian a respontaz hag a lavaraz; Den na hell reseô netra, ma n'eo ket bet roed dezan eus an env.

28 C'houi hoc'h-unan a zo testou d'in, penaos em eus lavaret; Ne ket me eo ar C'hrist, mes eased oun bed en e raog.

29 An hini en deus ar oureg-iaouank, eo an ozac'h-iaouank; mes mignon an ozac'h-iaouank, pehini a zo en e za, hag a glev anezan, a zo laouen braz abalamour da voues an ozac'h iaouank: neuze 'ta al levenez-ze d'in a zo peûr-leuniet

30 Red eo dezan creski, ha d'in-ma bihanaat.

31 An hini a zeu eus an neac'h, a zo dreist an holl: an hini a zo eus an douar, eus an douar ema, hag eus an douar e comz: an hini a zo eus an env, a zo dreist an holl;

32 Ha testenia a ra ar pez en deus gwelet ha clevet: ha den na reseô e desteni.

33 An hini en deus resevet e desteni, en deus sielet penaos Doue a zo gouirion.

34 Rag an hini en deus Doue caset, a lavar comsiou Doue; rag Doue ne ro ked *dezan* ar Spered dre vezur.

35 An Tad a gâr ar Mab, hag en deus roet pep tra etre e zaouarn.

36 An hini a gred er Mab, en deus ar vuez eternel; hogen an hini na gred ked er Mab, na ouelo ked ar vuez, mes coler Doue a joumo warnezan.

## CHAB. IV.

1 Pa ouezaz eta an Aotrou, penaos ar farizianed o doa cleved, e rea hag e vadeze Jesus muioc'h a zisgibien eged Ian,

2 ( Coulsgoude Jesus e-unan na vadeze ket, mes e zisgibien ),

3 Hen a gouitaaz ar Jude, hag az eaz adare en Galile.

4 Hogen red e oa dezan tremen dre ar Samari.

5 Dre-ze e teuaz en ur gêr eus a Zamari, hanvet Sikar, tost d'an douar a roaz Jacob d'e vab Josef.

6 Hag eno e oa feunteun Jacob. Jesus eta, o veza skouiz gand an hent, a azezaz war ar feunteun-ze War-dro ar c'houec'hved heur e oa.

7 Dond a reaz ur vaouez eus a Zamari evit tenna dour. Jesus a lavaraz dezi; Ro d'in da eva.

8 ( Rag e zisgibien a oa eed en kêr evit prena boued ).

9 Rag-se ar Zamaritanes a lavaraz dezan; Penaos e rez-te, ha te Judeô, goulen da eva diganen-me, pehini oun ur oureg eus a Zamari? ( Rag ar Judevien na zarempredont ked ar Zamaritaned ).

10 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezi, Ma anavesfez an donezon a Zoue, ha piou eo an hini a lavar d'id; Ro da eva d'in, te ez pije goulenet digantan, hag hen en divije roed d'id dour beô.

11 Ar vaouez a lavaraz dezan; Aotrou, n'ec'h eus ket peadra da denna dour, hag ar puns a zo doun: a be lec'h eta ec'h eus-te an dour beô-ze?

12 Ha brasoc'h ond eget hon tad Jacob, pehini en deus roed deomp ar puns-ma, hag en deus eved anezan e-unan, hag e vugale, hag e loened?

13 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezi; Piou-benag a ev eus an dour-ma, en devezo sec'hed adare;

14 Hogen piou-benag a evo eus an dour a roin-me dezan, n'en devezo biken a zec'hed; mes an dour a roin dezan, a vezo ennan ur vamen a zour o tilamoud d'ar vuez eternel.

15 Ar vaouez a lavaraz dezan, Aotrou, ro d'in an dour-ze, evit n'am bezo ken a zec'hed, ha na zeuin ked ama da denna *dour*.

16 Jesus a laveraz dezi; Kea, galv da ozac'h, ha deus ama.

17 Ar vaouez a respontaz hag a laveraz; N'em eus ked a ozac'h. Jesus a lavaraz dezi; Lavaret mâd ec'h eus; N'em eus ked a ozac'h;

18 Rag pemp ozac'h ec'h eus bet, hag an hini ec'h eus brema ne ked ozac'h d'id: an dra-ze ec'h eus lavaret gouir.

19 Ar vaouez a lavaraz dezan; Aotrou, goueled a ran penaos oud ur profed.

20 Hon tadou o deus adoret war ar menez-ma, ha c'houi a lavar penaos eo en Jerusalem ema al lec'h en pehini eo red adori.

21 Jesus a lavaraz dezi; Maouez, cred ac'hanoun, dond a ra an heur en pehini na adorot an Tad, na war ar menez-ma, nag en Jerusalem.

22 C'houi a ador ar pez na anavezit ket. ni a ador ar pez a anavezomp: rag ar zilvidigez a zo eus ar Judavien.

23 Mes dond a ra an heur, hag ema brema, pa rai ar gouir adorerien adori an Tad e spered hag e gouirionez; rag an Tad a glasg ar sort-ze da adori anezan.

24 Doue a zo spered; ha red eo d'ar re a ador anezan, o adori e spered hag a gouirionez.

25 Ar vaouez a lavaraz dezan; Gouzoud a ran penaos e tle dond ar Messi, (pehini a c'halver Christ). pa vezo hen deued, e tisclerio deomp pep tra.

26 Jesus a lavaraz dezi, Me eo, pehini a gomz ganez.

27 Ha war gement-se e teuaz e zisgibien, hag e oant souezet ma comze gand ur vaouez. Coulsgoude den na lavaraz; Petra a glaskez? pe, Perag e comzez-te ganti?

28 Rag-se ar vaouez e lezaz he fod dour, hag az eaz en kêr, hag a lavaraz d'an dud;

29 Deut, gouelit un den pehini en deus lavaret d'in kement tra em eus grêt: ha ne ked hen eo ar Christ?

30 Dre-ze hei az eaz er meas eus a gêr, hag a zeuaz d'e gaout.

31 Hag er c'houls-ze e zisgibien a bedaz anezan, o lavaroud; Rabbi, debr.

32 Mes hen a leveraz dezei; Bez' em eus ur boued da zibri pehini na anavezit ket.

33 Rag-se an disgibien a lavaraz an eil d'egile, Hag unan benag en deus digaset da zibri dezan?

34 Ha Jesus a lavaraz dezei; Va boued eo ober bolonte an hini en deus va c'haset, he peûr-ober e œuvr.

35 Ha na livirit-hu ket, penaos ez eus c'hoas pevar mis ac'han ma teu an eôst? Setu, me a lavar deoc'h; Savit ho taou-lagad, ha sellit oud ar mesiou, penaos emaind dija gouen evid an eôst.

36 Hag an bini a vêd a reseô recompans, hag e tastum frouez evid ar vuez eternel ; evit ma en em rejouisso assambles an hini a had hag an hini a vêd.

37 Rag e kement-ma eo gouir al lavar, penaos unan a had, hag un all a vêd.

38 Me em eus ho cased da vedi ar pez n'hoc'h eus ket labouret : re all o deus labouret, ha c'houi a zo antreed en o labour.

39 Hogen calz eus a Zamaritaned ar gêr-ze a gredaz ennan, abalamour da gomz ar vaouez, pehini a desteme; Lavared en deus d'in kemend em eus grêt.

40 Rag-se pa zeuaz ar Zamaritaned d'e gaout, e pedjont anezan da choum gantei : hag hen a joumaz eno daou zevez.

41 Ha calz muioc'h a gredaz abalamour d'e gomz e-unan.

42 Hag e lavarend d'ar vaouez; N'eo mui abalamour d'az comz e credomp ; rag e glevet hon eus hon-unan, hag e ouzomp penaos hen eo e gouirionez ar C'hrist, Salver ar bed.

43 Ha goude an daou zevez, hen a bartiaz ac'hano, hag az eaz en Galile.

44 Rag Jesus en doa lavaret e-unan, penaos ur profed n'en deus ked a enor en e vro e-unan.

45 Pa zeuaz eta en Galile, ar C'halileed hen digemeraz, o veza m'o doa goueled an holl draou en doa grêd en Jerusalem d'ar gouel : rag ind ive a oa eed d'ar gouel.

46 Dre-ze Jesus a zeuaz adare da Cana en Galile, e pe lec'h en doa grêd an dour gouin. Ha bez' a oa un aotrou a-lez, mab pehini a oa clanv en Cafarnaom.

47 He-ma o veza clevet penaos Jesus a oa deued eus a Jude en Galile, az eaz d'e gaout, hag a bedaz anezan da zisken, ha da iac'haad e vab ; rag dare e oa da vervel.

48 Jesus eta a lavaraz dezan; Ma na ouelit sinou ha burzudou, na gredit ket.

49 Hag an aotrou a-lez a lavaraz dezan; Aotrou, disken abarz ma varvo va bugel.

50 Jesus a lavaraz dezan ; Kea, da vab a vev. Hag an den a gredaz d'ar ger a lavaraz Jesus dezan, hag ez eaz kouit.

51 Ha dija pa oa o tistrei, e zervicherien a ziarbenaz anezan, hag ec'h annonachond dezan, o lavaroud ; Da vab a vev.

52 Neuze hen a c'houlenaz digantei, da be heur a oa en em gavet gouelloc'h. Hag hei a lavaraz dezan ; Deac'h d'ar seizved heur an dersien a lezaz anezan.

53 Dre-ze an tad a anavezaz penaos e oa en heur-ze en doa Jesus lavared dezan ; Da

vab a vev. Hag hen a gredaz hag e holl di.

54 Jesus a reaz c'hoas an eil sin-ma, pa oa deued eus a Jude en Galile.

## CHAB. V.

1 Goude ze e oa ur gouel eus ar Judevien, ha Jesus a biniaz da Jerusalem.

2 Hogen bez' e oa en Jerusalem, e kichen *marc'had* an denved, ul lenn, galvet en hebrach Bethesda, hag en doa pemp portik.

3 Ebarz ar re-ze e oa gourvezet ur rum braz a dud clanv, dall, cam, ha dizec het, o c'hortoz ar c'heflusg eus an dour.

4 Rag un él a ziskene da ur certen amzer el lenn, hag a geflusge an dour; dre-ze ar c'henta a ziskene ebarz goude keflusg an dour, a oa iac heed eus a be glenved-benag e vije dalc'het.

5 Hogen bez' e oa eno un den hag a oa clanv abaoe eiz vloaz ha tregont.

6 Jesus o oueled he-ma gourvezet, hag o c'houzout penaos e oa bet dija pell amzer, a lavaraz dezan; Ha te a fell d'id heza iac'heet?

7 Ar c'hlanvour a respontaz dezan; Aotrou, n'em eus den, pa ve keflusget an dour, evit teurel ac'hanoun el lenn; mes e-pad emoun o vond, un all a zisken em raog.

8 Jesus a lavaraz dezan; Saô, dong da fled, ha kerz.

9 Ha rag-tal an den a oe iac'heet; hag hen a gemeraz e fled, hag a gerzaz. Hogen an devez-ze a oa un deiz sabbat.

10 Rag-se ar Judevien a lavaraz d'an hini a oa bet iac'heet; Ar sabbat eo, ne ket permetet d'id dougen da fled.

11 Hen a respontaz dezei; An hini en deus va iac heet, hen a lavaraz d'in; Kemer da fled, ha kerz.

12 Rag-se hei a c'houlenaz digantan; Piou eo an hini en deus lavared d'id; Kemer da fled, ha kerz?

13 Mes an hini a oa bet iac'heet na ouie ket piou e oa: rag Jesus a oa en em dennet eus ar foul a oa el lec'h-ze.

14 Goude ze Jesus a gavaz anezan en templ, hag a lavaraz dezan; Setu, te a zo bet iac'heet; na hec'h mui, gand aoun na c'hoarvesfe ganez un dra-benag goasoc'h.

15 An den az eaz kouit, hag a zisclernaz d'ar Judevien penaos Jesus e oa an hini en doa e iac'heet.

16 Ha dre-ze ar Judevien a bersecute Jesus, hag a glaske e laza, abalamour m'en doa gred an traou-ze e deiz ar sabbat.

17 Mes Jesus a respontaz dezei, Va Zad a labour bete vrema, ha me a labour.

18 Dre-ze ar Judevien a

glaske c'hoas mouoc'h e laza, abalamour m'en doa nan hep-ken toret ar sabbat, mes ive ma lavare penaoz Doue a oa e Dad, oc'h en em ober ingal da Zoue.

19 Rag-se Jesus a responta hag a lavaraz dezei; E gwirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h; Ar Mab na hell ober netra anezan e-unan, nemed ar pez a ouel an Tad oc'h ober; rag, pe draoubennag a ra hen, ar Mab ive a gra en hevelep doare.

20 Rag an Tad a gar ar Mab, hag e tiscouez dezan kement a ra; hag hen a ziscouezo dezan oberou brasoc'h eged ar re ma, en hevelep doare ma vezot souezet.

21 Rag evel ma ressussit an Tad ar re-varô, ha ma ro *dezei* ar vuez, evel-se ive ar Mab a ro ar vuez d'ar re a fell dezan.

22 Rag an Tad na varn den e-bed, mes roed en deus peb barn d'ar Mab:

23 Evit ma enoro an holl ar Mab, evel ma enoront an Tad. An hini na enor ked ar Mab, na enor ked an Tad pehini en deus e gaset.

24 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos an hini a zelaou va ger, hag a gred en hini en deus va c'haset, en deus ar vuez eternel; ha na zeu ked en barnedigez, mes tremened eo eus ar marô d'ar vuez.

25 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos e teu an heur, hag ema brema, e elevo ar re-varô moues Mab Doue; hag ar re a glevo a vevo.

26 Rag evel ma en deus an Tad ar vuez ennan e-unan, evel-se en deus roed d'ar Mab ive da gaoud ar vuez ennan e-unan ;

27 Hag en deus roed dezan ive ar galloud da ober barn, dre ma eo Mab an Den.

28 Na vezit ket souezet eus an dra-ma; rag dond a ra an heur e pehini ar re holl a zo er besiou a glevo e voues,

29 Hag e teuind er meas, ar re o devezo grêt màd, evit resurrecsion ar vuez; mes ar re o devezo grêt fall, evit resurrecsion ar varnedigez.

30 Na hellan ober netra ac'hanoun va unan. Diouc'h ma clevan, e varnan: ha va barn a zo just· rag na glaskan ket va bolonte va-unan, mes bolonte an Tad pehini en deus va c'haset.

31 Ma roan testeni ac'hanoun va-unan, va zesteni n'ema ket gouir.

32 Un all eo a ro testeni ac'hanoun; ha gouzoud a ran penaos eo gouir an desteni a ro ac'hanoun.

33 Cased hoc'h eus etrezeg Iann, hag en deus roet testeni d'ar ouirionez.

34 Evdoun-me ne ked eus a un den e kemeran testeni, mes lavaroud a ran an traou-ma evit ma vot salvet.

35 Hen a oa ur c'houlaouen leskidic ha lugernus ; ha felled eo bet deoc'h en em rejoussa evid ur pennadic amzer oud e sclerijen.

36 Hogen bez' em eus un testeni brasoc'h eged hini Ian; rag an oberiou en deus roed an Tad d'in da accomplissa, an oberiou-ma en-deon pere a ran, a ro an desteni ac'hanoun, penaoa oun cased gand an Tad.

37 Hag an Tad pehini en deus va c'haset, en deus e-unan roet testeni ac'hanoun. C'houi n'hoc'h eus biscoas na cleved e voues, na goueled e zoare.

38 Ha c'houi n'hoc'h eus ked e c'her o choum enoc'h; rag na gredit ked en hini en deus hen caset.

39 C'houilit ar Scriturioù ; rag ennei eo e sonjit caoud ar vuez eternel, hag ind a zo ar re a ro testeni ac'hanoun.

40 Ha na fell ked deoc'h dond d'am c'haout, evit caoud ar vuez.

41 Na resevan ked a c'hloar eus a herz an dud.

42 Mes hoc'h anaoud a ran, penaoa n'hoc'h eus ket carantez Doue enoc'h.

43 Me a zo deuet en hanô va Zad, ha na resevit ked ac'hanoun : mar teu un all en e hanô e-unan, reseô a reot hennes.

44 Penaos ec'h hellit-hu cridi, pa resevit gloar digand an eil egile, ha na glaskit ked ar gloar a zou eus a Zoue hep-ken.

45 Na sonjit ked ez ao me hoc'h accuso dirag an Tad : he' a zo unan hag a accus ac'hanoc'h, Moises, o pehini ec'h esperit.

46 Rag mar credac'h e Moises, e credfec'h ivo enoun ; rag hen en deus scrivet diwar va fen.

47 Mes ma na gredit ked d'e scridou, penaos e credothu va c'homaiou ?

## CHAB. VI.

1 Coude an traou-ze Jesus az eaz en tu all da vôr Galile, *a c'halver ive môr* Tiberiad.

2 Hag ur foul braz a dud a heuliaz anezan, abalamour ma ouclent e siniou, pere a rea war ar re a oa clanv.

3 Hogen Jesus a biniaz war ur menez, hag ec'h azezaz eno gand e zisgibien.

4 Hag ar pask, gouel ar Judevien, a oa tost.

5 Dre-ze Jesus, o veza savet e zaou-lagad, hag o oueled penaos e teue ur foul braz a dud d'e gaout, a lavaraz da Filip ; A be lec'h e prenimp-ni bara, evit m'o devezo ar re-ma da zibri ?

6 (Mes an dra-ze a lavare evid e amprouvi ; rag hen a ouie ar pez ez ee da ober).

7 Filip a respontaz dezan ; Daou c'hant diner a vara ne ve ked aoualc'h dezei,

evit ma belfe'pep hini anezei kemered un tamic.

8 Unan eus e zisgibien, Andre, breûr Simon Per, a lavaraz dezan;

9 Bez' ez eus ama ur paotric, pehini en deus pemp bara heiz ha daou beskic; mes petra eo an dra-ze evit kemend a dud?

10 Hogen Jesus a lavaraz; Grid d'an dud azeza. Bez' e oa calz a c'beot el lec'h-ze. An dud eta a azezaz, e niver war-dro pemp mil den.

11 Neuze Jesus a gemeraz ar baraou, hag o veza trugarekeet, hen *o* darnaouaz d'an disgibien, hag an disgibien d'ar re a oa azezet: hag evel-se ive eus ar pesked, kement ha ma fellaz dezei.

12 Ha pa o doe bed o goualc'h, hen a lavaraz d'e zisgibien; Dastumid an tamou a zo choumet, evit na vezo collet netra.

13 O dastum a rejond eta, hag e leunchond daouzec paner gand an tamou eus ar pemp bara heiz, pere a oa choumed en dilerc'h ar re o doa debret.

14 Rag-se an dud, o veza goueled ar sin en doa grêt Jesus, a lavaraz; He-ma eo evit-gouir ar profed a dlie dond er bed.

15 Dre-ze Jesus, o veza ma ouie penaos ez eend da zond da grapa ennan, evid hen ober roue, a biniaz adare war ar menez e-unan.

16 Ha pa oe deued an abardaez, e zisgibien a ziskenaz etrezeg ar môr.

17 Hag o veza antreed en ur vâg, ez ejond en tu all d'ar môr en Cafarnaom. Bez' e oa neuze teval, ha Jesus ne oa ked deued d'o c'haoud.

18 Hag ar môr a zave uhel, gand un avel gre a c'boueze.

19 Mes goude m'o doe roeviet war-dro pemp-war-nugent pe dregont stad, ec'h apersevchont Jesus o vale war ar môr, hag e oa tost d'ar vâg; hag e oent spountet.

20 Mes hen a lavaraz dezei; Me eo, na spountit ket.

21 Rag-se e fellaz dezei resevò anezan er vâg, ha kerkent ar vâg en em gavaz oud an douar da behini ez eent.

22 Antronoz, ar foul hag a oa choumed en tu all d'ar môr, o oueled penaos na oa bet bâg all e-bed eno nemed an hini en pehini e oa eed e zisgibien, ha penaos Jesus ne oa ked ead ebarz ar vâg gand e zisgibien, mes e oa eet kouit e zisgibien o-unan;

23 (Mes bagou all a zeuaz eus a Diberiad, tost d'al lec'h e pehini o doe debret bara, goude m'en doe an Aotrou trugarekeet);

24 Pa ouelaz eta ar foul penaos Jesus ne oa ked eno, nag e zisgibien ken nebeud, ez ejond er bagou, hag e teujont da Gafarnaom, o clasg Jesus.

25 Hag o veza e gavet en

tu all d'ar môr, e leverjond dezan; Rabbi, pe gouls oud-de deued ama?

26 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, c'hou a glasg ac hanoun, ne ked abalamour ma hoc'h eus gouelet sinicu, mes abalamour ma hoc'h eus debret eus ar baraou, hag oc'h bet rassaziet.

27 Labourit, nan evid ar boued a beris, mes evid ar boued a bâd beteg er vuez eternel, pehini a roi deoc'h Mab an Den; rag he-ma en deus Doue an Tad merket gand e ziel.

28 Rag-se hei a lavaraz dezan; Petra a raimp-ni, evit ma rafemp an œuvrou a Zoue?

29 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; Hou-ma eo an œuvr a Zoue, ma credot en hini en deus caset.

30 Rag-se hei a lavaraz dezan; Pe sin eta a rez-te, evit ma ouelimp, ha ma credimp d'id? pe œuvr a rez-te?

31 Hon tadou o deus debret ar mann en dezert, hervez ma eo scrivet; Hen a roaz dezei bara eus an env da zibri.

32 Neuze Jesus a lavaraz dezei; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h; Moises n'en deus ket roed deoc'h ar bara eus an env; mes an Tad a ro deoc'h ar gouir vara eus an env.

33 Rag bara Doue eo an hini a zisken eus an env, hag a ro ar vuez d'ar bed.

34 Rag-se e leverjond dezan; Aotrou, ro deomp bepred ar bara-ze.

35 Ha Jesus a lavaraz dezei; Me eo bara ar vuez: an hini a zeu d'am c'haout, n'en devezo ked a naoun; hag an hini a gred enoun, n'en devezo biken a zec'hed.

36 Mes hel lavaret em eus deoc'h, penaos hoc'h eus va gouelet, ha n'hoc'h eus ket credet.

37 Kemend a ro an Tad d'in, a zeuo d'am c'haout; hag an hini a zeu d'am c'haout, na daolin ked anezan er meas.

38 Rag me a zo diskenet eus an env, nan evid ober va bolonte va-unan, mes bolonte an hini en deus va c'haset

39 Hogen setu ama bolonte an Tad pehini en deus va c'haset, penaos na gollin nicun eus a gemend en deus roed d'in, mes ma resussitin anezan en deiz diveza.

40 Rag hou-ma eo bolonte an hini en deus va c'haset, penaos kemend hini a ouel ar Mab, hag a gred ennan, en devezo ar vuez eternel; ha me a resussito anezan en deiz diveza.

41 Neuze ar Judavien a vurmuraz outan, abalamour m'en doa lavaret; Me eo ar bara a zo diskenet eus an env:

42 Hag e lavarent; Ha ne ked he-ma Jesus mab Josef,

eus a behini ec'h anavezomp an tad hag ar vam ? penaos éta e lavar-hen ; Me a zo diskenet eus an env ?

43 Rag-se Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei ; Na vurmurit ket etrezoc'h.

44 Den e-bed na hell dond d'am c'haout, ma na ra an Tad, pehini en deus va c'haset, e denna, ha me a ressussito anezan en deiz diveza.

45 Scrived eo er Brofeded, Hag e verind holl desket gand Doue. Dre-ze kemend hini en deus clevet digand an Tad hag en deus desket, a zeu d'am c'haout.

46 Ne ked en defe den gouled an Tad, nemed an hini a zo eus a Zoue ; hennes en deus gouled an Tad.

47 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h ; An hini a gred enoun, en deus ar vuez eternel.

48 Me eo bara ar vuez.

49 Ho tadou o deus debret ar mann en dezert, hag e varvchond.

50 He-ma eo ar bara pehini a zo diskenet eus an env, evit ma tebro piou-benag eus anezan, ha na varvo ket.

51 Me eo ar bara beô, pehini a zo diskenet eus an env. Mar tebr piou benag eus ar bara-ma, hen a vevo eternelamant. Hag ar bara pehini a rom me, va c'hig eo, pehini a rom evit buez ar bed.

52 Rag-se ar Judevien a zispute etrezei, o lavaroud ; Penaos ec'h hell be-ma rei deomp e gig da zibri ?

53 Rag-se Jesus a lavaraz dezei ; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h ; Ma na zebrit ket kig Mab an Den, ha ma na evit ked e ouâd, n'hoc'h eus ked a vuez enoc'h.

54 An hini a zebr va c'hig, hag a ev va goâd, en deus ar vuez eternel, ha me a ressussito anezan en deiz diveza.

55 Rag va c'hig evit-gouïr a zo houed, ha va goâd evit-gouir a zo evach.

56 An hini a zebr va c'hig, hag a ev va goâd, a choum enoun, ha me ennan.

57 Evel ma en deus an Tad beô va c'haset, hag e vevan dre an Tad ; evel se an hini a zebr ac'hanoun, hennes a vevo drezoun.

58 He-ma eo ar bara-ze pehini a zo diskenet eus an env : ne ked evel m'o deus debret ho tadou ar mann, hag e varvchond : an hini a zebr ar bara-ma a vevo eternelamant.

59 An traou-ma a lavaraz er sinagog, o kelen en Cafarnaom.

60 Rag se calz eus e zisgibien, o veza clevet anezan, a lavaraz ; Caled eo ar ger-ze, pion a hell e zelaou ?

61 Mes Jesus, o c'houzoud ennan e-unan penaos e zisgibien a vurmure diwarben an dra-ze, a lavaraz dezei ; Hag an dra ma a ra deoc'h caoud un abec-a lam ?

62 Ha ma ouelfac'h Mab an Den o piniad el lec'h ma oa diagent ?

63 Ar Spered eo a ra beôaad, ar c'hig na ra vâd e-bed : ar c'homsiou pere a lavaran deoc'h, spered int ha buez int.

64 Hogen bez' ez eus ur re ac'hanoc'h ha na gredont ket. Rag Jesus a oue abaoe ar gommansamant pere oa ha na gredent ket, ha piou oa an hini a raje e drahissa.

65 Hag hen a lavaraz ; Dre-ze eo em eus lavared deoc'h, penaos den na hell dond d'am c'haout, ma n'eo roed dezan gant va Zad.

66 Diwar neuze calz eus e zisgibien en em dennaz adre, ha na valeent mui gantan.

67 Rag-se Jesus a lavaraz d'an daouzeg ; Ha na fell ked deoc'h-hu ive mont kouit ?

68 Simon Per a respontaz dezan ; Aotrou, da biou ez afemp-ni ? te ec'h eus comsiou ar vuez eternel.

69 Ha ni hon eus credet, hag hon eus gouezet penaos te eo ar C'hrist, Mab an Doue beô.

70 Jesus a respontaz dezei ; Ha n'em eus-me ket ho choaset ho taouzeg, hag unan ac'hanoc'h a zo un diaoul ?

71 Hogen comza a rea eus a Judas Iscariot, *mab* Simon ; rag hen eo a dlie e drahissa, evitan da veza unan eus an daouzeg.

## CHAB. VII.

1 Ha goude an traou-ze Jesus a valee en Galile ; rag na felle ked dezan bale en Jude, abalamour ma claske ar Judevien e laza.

2 Hogen gouel ar Judevien, eus a zaô an tantenou, a oa tost.

3 Rag-se e vreudeur a lavaraz dezan ; Kea ac'han, ha kea en Jude, evit ma ouelo ive da zisgibien da oberiou pere a rez.

4 Rag den na ra netra en cuz, hag hen o clasg beza anat. Mar grez an traou-ze, en em ziscouez da-unan d'ar bed.

5 Rag e vreudeur memes na gredent ked ennan.

6 Jesus eta a lavaraz dezei, Va amzer n'ema ket deuet c'hoas ; mes hoc'h amzer c'houi a zo bepred prest.

7 Ar bed na bell ket ho casaad ; mes va c'hasaad a ra, abalamour ma roan testeni diwar e ben, penaos eo fall e oberiou.

8 Pinît c'houi d'ar gouel-ma : evidoun-me ne d-an ket c'hoas d'ar gouel-ma, rag va amzer n'eo ket leuniet c'hoas.

9 Goude m'en doa lavaret kement-se dezei, e choumaz en Galile.

10 Mes pa oe eed e vreudeur kouit, hen az eaz ive d'ar gouel, nan publicamant, mes evel en cuz.

11 Ar Judevien ata a glaske

anezan er gouel, hag a lavare; Pe lec'h ema hen?

12 Ha calz a vurmur a oa diwar e ben e-touez ar bobl. Darn a lavare; Un den mâd eo. mes darn all a lavare; Nan, mes seduiza a ra ar bobl.

13 Coulsgoude den na gomze freaz diwar e ben, gand aoun rag ar Judevien.

14 Hogen pa oa dija war-dro creiz ar gouel, Jesus a hiniaz d'an templ, hag a gelenaz.

15 Hag ar Judevien a oa souezet braz, hag a lavare; Penaos e ôar he-ma ar Scrituriou, pa n'en deus biscoas desket?

16 Rag se Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; Va c'helenadurez na ked d'in, mes d'an hini en deus va c'haset.

17 Mar fell da unan benag ober e volonte, ec'h anavezo diwarben ar gelenadurez, hag hi a zo eus a Zoua, pa ma eo a gomz ac hanoun va-unan.

18 An hini a gomz anezan e-unan, a glasg a c'hloar e-unan; mes an hini a glasg gloar an hini en deus e gaset, hennes a zo gouirion, ha n'eus ked a injustis ennan.

19 Ha n'en deus ket Moises roed at lezen deoc'h, hag hini ac'hanoc'h na vir al lezen? Perag e claskit hu va laza?

20 Ar bobl a respontaz hag a lavaraz; Te ec'h eus un droug spered; piou a glasg da laza?

21 Jesus a respontaz hag a lavaraz dazei; Un œuvr em eus grêt, ha c'houi holl a zo souezet:

22 Dre ze; Moises en deus roed deoc'h an trodrouc'h, (ne ked e teufe eus a Voisee, mes eus an tadou), hag e trodrouc'hit an den da zeiz ar sabbat.

23 Ma reseô un den an trodrouc'h da zeiz ar sabbat, evit na ve ket toret lezen Moises, ha c'houi a zo indiufet ouzin-me, abalamour ma em eue iac'heed un den penda-ben en deiz ar sabbat?

24 Na varnit ked hervez an apparans, mes barnit ur varn just

25 Nauze hinienou eus ar re eus a Jerusalem a lavaraz; Ha ne ked hennes eo an hini e claskond e laza?

26 Ha setu e comz dirag an holl, ha na leveront netra dezan t Daoust ha n'o deus ked ar chefou anavezet e gouirionez penaos ha-ma evit-gouir eo ar C'hrist?

27 Hogen ni a ôar a be lec'h a ten he-ma; mes pa zeuo ar C'hrist, den na ouezo a be lec'h eo.

28 Rag-se Jesus, en eur gelen en templ, a griaz. hag a lavaraz; C'houi a anavez ac'hanoun, hag e ouzoc'h a ba lec'h oun: ha n'oun ked deued ac'hanoun va-unan; mes an hini en deue va c'haset a zo gouir; ha c'houi na anavezit ked anezan.

29 Mes me a anavez anezan;

rag eus anezan emoun, hag hen eo en deus va c'haset.

30 Rag-se hei e glaske cregi ennan : mes den na lekeaz e zorn warnezan, rag ne oa ket c'hoas deued e heur

31 Coulsgoude calz eus ar bobl e gredaz ennan, hag e lavarent ; Pa zeuo ar C'hrist, bag hen a raio muioc'h a ainiou eget na ra he-ma?

32 Ar farizianed a glevaz penaos ec'h izel-lavere ar bobl kement-se diwar e hen : hag ar farizianed hag ar pen-veleien a gasez serjanted evit cregi ennan.

33 Rag-se Jesus a lavaraz dezei ; Bez' emoun c'hoas ganeoc'h un nebeud amzer, ha goude ez an da geoud an hini en deus va c'haset

34 Va c'hlasg a reot, ha n'*em* c'hefot ket : hag el lec'h emoun, c'houi na hellit ked dond.

35 Dre-ze ar Judevien a lavaraz etrezei ; Pe lec'h ez ai, evit na helbmp ked e gaout? ha mond a rai etrezeg ar re a zo disperset e-touez er Greked, ha kelen ar Greked?

36 Petra eo ar gomz-ma pehini en deus lavaret ; Va c'hlasg a reot, ha n'*em* c'hefot ket ; hag, El lec'h emoun, c'houi na hellit ket dond?

37 Hogen d'an deiz diveza ha brez eus ar gouel, Jesus a zavaz, hag a griaz, o lavaroud; Mar en deus den e-bed sec'hed, deuet d'am c'haout, hag evet.

38 An hini a gred enoun, hervez ma lavar ar Scritur, e redo eus e gov steriou a zour beô.

39 ( Hogen an dra-ze e lavare eus ar Spered a dlie reseô ar re a grede ennan ; rag ne oe ket c'hoas *roed* ar Spered-Santel, abalamour na oe ket c'hoas gloriflet Jesus ).

40 Rag-se calz eus ar bobl, o veza cleved ar c'homsiou-ze, a lavaraz : Evit-gouir he-ma eo ar profed.

41 Darn all a lavare ; He-ma eo ar C'hrist. Mes darn all a lavare ; Hag eus a C'halile e teuo er C'hrist?

42 Ha na lavar ked ar Scritur, penaos e teu ar C'hrist eus e bad David, ba eus a gêr Bethlehem, e pe lec'h e oa David?

43 Dre-ze bez' e oa dizunvaniez e-touez ar bobl diwar e hen.

44 Hogen darn anezel a felle dezei cregi ennan; coulsgoude den e-bed na lekeaz e zorn warnezan.

45 Ar serjanted eta a zistroaz etrezeg ar pen-veleien hag er ferizianed : hag ar re-ma a laverez dezei ; Perag n'boc'h eus-hu ked e zigaset?

46 Ar serjanted a respontaz; Biscoas den n'en deus comzet evel an den-ze.

47 Rag-se ar ferizianed a lavarez dezei ; Ha c'houi ive a zo seduizet?

48 Ha bez' en deus unan-henag eus ar chefou pe eus ar farizianed credet ennan?

49 Mes ar bobl-ma, pehini na anavez ked al lezen, a zo milliget.

50 Nicodemus (an hini a oa eed d'e gaoud en nos, o veza unan anezei), a lavaraz dezei;

51 Hag hol lezen a varn un den hep beza e glevet araog, ha gouzout petra en deus grêt.

52 Hei a respontaz hag a lavaraz dezan; Ha te ive a zo eus a C'halile? Clasg, ha gouel penaos profed e-hed n'eo savet eus a C'halile.

53 Ha pep-hini en em dennaz en e di.

## CHAB. VIII.

1 Ha Jesus azeaz war menez an Olived.

2 Ha da c'houlou-deiz e teuaz adare en templ; hag an holl hobl a zeuaz d'e gaout: hag o veza azezet, hen a gelene anezei.

3 Neuze ar scribed hag ar farizianed a gasaz dezan ur vaouez pehini a oa bet kemeret en avoultriach; hag o veza lekeed anezi er c'hreiz,

4 E leverjond dezan; Kelener, ar vaouez-ma a zo bet kemered o-goall oc'h ober avoultriach.

5 Hogen Moises el lezen en deus gorc'hemenet deomp meina ar sort-ze. Te eta, petra a leverez?

6 Hogen an dra-ze a lavarent da denti anezan, evit ma hellend e damal. Mes Jesus, o veza taou-bleget, a scrive gand e viz war an douar.

7 Hag evel ma talc'hend da c'houlen dezan, hen, oc'h en em eeuna, a lavaraz dezei; An hini ac'hanoc'h n'en deus ked a bec'hed, taoled ar c'henta mean outi.

8 Hag o taou-blega adare, e scrivaz war an douar.

9 Mes pa glevchont kement-se, hag o veza kendrec'het gand o c'houstians, ez ejont kouit an eil goude egile, en eur gommans gand ar re gosa beteg an diveza: ha Jesus a oa lezet e-unan, hag ar vaoueg en he sa er c'hreiz.

10 Neuze Jesus oc'h en em eeuna, hag o oueled den nemed ar vaouez, a lavaraz dezi, Greg, pe lec'h ema da damalerien? ha n'en deus hini e-bed condaoned ac'hanod!

11 Hag hi a lavaraz; Nicun, Aotrou. Hu Jesus a lavaraz dezi; Ha me na gondaonan ked ac'hanod ken nebeud: kea, ha na bec'h mui.

12 Neuze Jesus a gomzaz outei adare, o lavaroud; Me a zo goulou ar bed. an hini am heul, na valeo ked en devalien, mes goulou ar vuez en devezo.

13 Rag-se ar farizianed a lavaraz dezan; Te a ro testeni ac'hanod da-unan, da desteni ne ket gouir.

14 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezei; Petra-benag ma roan testeni ac'hanoun

va-unan, va zesteni a zo gouir: rag gouzoud a ran a be lec'h oun deuet, ha pe lec'h ez an : mes c'houi na ouzoc'h nag a be lec'h e teuan, na pe lec'h ez an.

15 C'houi a varn hervez ar c'hig ; me na varnan den.

16 Ha mar barnan, va barn a zo gouir ; rag n'oun ket va-unan, mes me hag an Tad pehini en deus va c'haset.

17 Ha bez' ema scrivet en ho lezen, penaos testeni daou zen a zo gouir.

18 Me a ro testeni ac'hanoun va-unan, hag an Tad pehini en deus va c'haset a ro testeni diwarben ac'hanoun.

19 Nenze hei a lavaraz dezan, Pe lec'h ema da dad? Jesus a respontaz ; Na anavezit na me na va Zad : ma'c'h anaveschac'h ac'hanoun, ec'h anavesec'h ive va Zad.

20 Jesus a lavaraz ar c'homsiou-ze en lec'h an tenzor, en eur gelen en templ : ha den na grogaz ennan, rag e beur ne oa ked deuet c'hoas.

21 Jesus a lavaraz c'hoas dezei ; Mond a ran kouit, hag e claskod ac'hanoun, hag e varvot en ho pec'hed : el lec'h ma'z an, c'houi na hellit ked dond.

22 Rag-se ar Judevien a lavare ; Daoust hag hen en em lazo e-unan, pa en deus lavaret ; El lec'h ma'z an, c'houi na hellit ked dond ?

23 Hag hen a lavaraz dezei; C'houi a zo eus an traôn, ha me a zo eus an neac'h : c'houi a zo eus ar bed-ma, ha me n'oun ked eus ar bed-ma

24 Rag se em eus lavared deoc'h, penaos e varvot en ho pec'hejou ; rag ma na gredit ket penaos eo me, c'houi a varvo en ho pec'hejou.

25 Hei a lavaraz eta dezan; Piou oud-de? Ha Jesus a lavaraz dezei ; Ar pez em eus lavared deoc'h adaleg ar gommansamant.

26 Bez' em eus calz a draou da lavaroud ha da varna diwarben ac'hanoc'h : mes an hini en deus va c'haset a zo gouirion ; hag an traou em eus clevet digantan, ar re-ze a lavaran d'ar bed.

27 Hei na anaveschont ket penaos e comze dezei eus an Tad.

28 Jesus a lavaraz eta dezei ; Pa ho pezo savet Mab an Den, neuze ec'h anavezot penaos eo me : ha na ran netra ac'hanoun va-unan, mes hervez ma en deus an Tad desket d'in, eo e lavaran an traou-ma.

29 Hag an hini en deus va c'haset a zo ganen : an Tad n'en deus ket va lezet senl ; rag ober a ran bepred ar pez a blij dezan.

30 Evel ma lavare an traou-ze, calz a gredaz ennan.

31 Jesus a lavaraz eta d'ar Judevien a grede ennan ; Mar choumit em ger, bez' emoc'h evit gouir va disgiblen ;

32 Hag ec'h anavezot ar ouirionez, hag ar ouirionez ho rento libr.

33 Hei a respontaz dezan; Ni a zo had Abraham, ha biscoas n'omp bed esclaved da zen; penaos eta e leverez-te; C'houi a vezo rentet libr ?

34 Jesus a respontaz dezei; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos piou-benag a ra ar pec'hed, a zo esclav d'ar pec'hed.

35 Hogen an esclav na choum ked da viken en ti; ar mab a choum da viken

36 Rag-se ma rent ar Mab ac'hanoc'h libr, c'houi a vezo libr e gouirionez.

37 Gouzoud a ran penaos oc'h had Abraham; mes c'houi a glasg va laza, abalamour n'en deus ket va ger a zigemer enoc'h.

38 Me a lavar ar pez em eus gwelet gant va Zad; ha c'houi a ra ar pez hoc'h eus gwelet gant ho tad.

39 Hei a respontaz hag a lavaraz dezan; Abraham eo hon tad. Jesus a lavaraz dezei; Ma vec'h bugale Abraham, c'houi a rafe oberiou Abraham.

40 Mes bremac'houi a glasg laza ac'hanoun-me, un den hag e meus lavared deoc'h ar ouirionez, pehini em eus clevet gand Doue: Abraham n'en deus ket grët se.

41 C'houi a ra oberiou ho tad. Rag se e leverjond dezan; Ni n'omp ket ganet eus an avoultriach: un Tad hon eus, pehini eo Doue.

42 Jesus a lavaraz dezei; Ma ve Doue ho tad, c'houi a garfe ac'hanoun: rag deued oun eus a Zoue, hag eus e berz e teuan: rag n'oun ked deued ac'hanoun va-unan, mes hen eo en deus va c'haset.

43 Perag na anavezit-hu ket va langach? Ahalamour na hellit ket selaoui va ger.

44 C'houi a zo eus an tad diaoul, hag e fell deoc'h ober goall-ioulou ho tad. Lazerden eo het adaleg ar gommansamant, ha n'eo ket choumet er ouirionez; rag ar ouirionez n'ema ked ennan. Pa lavar gaou, comza a ra eus ar pez a zo dezan; rag gaouiad eo, ha tad ar gevier.

45 Mes ahalamour ma lavaran deoc'h ar ouirionez, na gredit ked d'in.

46 Piou ac'hanoc'h a gonvainko ac'hanoun a bec'hed? Ha ma lavaran deoc'h ar ouirionez, perag na gredit-hu ked d'in?

47 An hini a zo a Zoue a zelaou comsiou Doue. Dre-ze eo n'o zelaouit ked, abalamour n'oc'h ked a Zoue.

48 Neuze ar Judevien a respontaz hag a lavaraz dezan; Ha na leveromp-ni ket mâd, penaos oud ur Samaritan, hag ec'h eus un droug-spered?

49 Jesus a respontaz; N'em

eus ked a zroug-spered ; mes me a enor va Zad, ha c'houi a zisenor ac hanoun.

50 Hogen me na glaskan ket va gloar ; un all a zo hag he c'blasg hag a varn.

51 E gouirionez , e gouirionez e lavaran deoc'h ; Mar mir neb va ger, na ouelo ked ar marô da viken.

52 Neuze ar Judevien a lavaraz dezan ; Brema ec'h ouzomp penaos ec'h eus un droug-spered : Abraham hag ar hrofeded a zo marô, ha te a lavar ; Mar mir neb va ger , na danvai ked ar marô da viken.

53 Ha brasoc'h oud eged Abraham hon tad , pehini a zo marô ? Ar brofeded a zo marô ive. Piou en em rez-te da-unan ?

54 Jesus a respontaz ; Mar en em c'hlorifian va unan , va gloar n'eo netra : an hini a c'hlorifi ac hanoun eo va Zad , eus a behini e hvirit penaos eo ho Toue.

55 Coulsgoude n'hoc'h eus ked e anavezet ; mes me a anaô anezan : ha ma lavarfen penaoa na anavezan ked anezan , e vijen ur gaouiad eveldoc'h : mes anaoud a ran anezan , hag e viran e c'her.

56 Abraham ho tad en em rejouissaz ma ouele va deiz : hag hen en deus e oueled , hag eo en em rejouisset.

57 Ar Judevien eta a lavaraz dezan ; N'ec'h eus ket c'hoas hanter cant vloaz, hag ec'h eus goueled Abraham !

58 Jesus a lavaraz dezei ; E gouirionez , e gouirionez e lavaran deoc'h ; Araog ma oa Abraham , emoun.

59 Neuze e kemerchont mein evit teurel outan ; mes Jesus en em guzaz , bag az eaz er meas eus an templ , en eur dremen dre o c'hreiz ; hag evel-se ez eaz kourt.

## CHAB. IX.

1 Hag evel ma tremena *Jesus*, e ouelaz un den hag a oa dall abaoe ma oa ganet.

2 Hag e zisgibien a c'houlenaz dezan ; Rabhi, piou en deus pec'het ? an den-ma , pe e dad pe e vam , evit ma ve ganet dall ?

3 Jesus a respontaz ; Ne ket ma en defa be-ma pec'het, nag e dad nag e vam kennebeud ; mes evit ma vezo discouezet oberiou Doue ennan eo.

4 Red eo d'in ober oberiou an hini en deus va c'baset , e-pad ma eo deiz : an nos a zeu , e pehini den na hell labourad.

5 E-pad emoun er bed , goulou ar bed oun.

6 Goude m'en doe lavaret kement-se , e cranchaz d'an douar, hag a reaz fank gand an hâl, hag e frotaz daou-lagad an den dall gand ar fank.

7 Hag e lavaraz dezan ; Kea, bag an em ouale'h e

lenn Siloe, (da lavaroud eo, Caset). Rag-se mond a reaz, hag en em oualc'haz, bag e teuaz o oueled.

8 Rag-se an amezeien, bag ar re o doe goueled diagent penaos e oa dall, a lavaraz; Ha ne ket he-ma eo an hini a oa azezet, hag a c'houlene aluzen?

9 Darn a lavare; Hen eo: mes darn all; Henvel eo outan. Hen e-unan a lavare; Me eo.

10 Rag-se e leverjond dazan; Penaos eo bet digoret d'id da zaou lagad?

11 Hen a respontaz bag a lavaraz; Un den a c'halver Jesus, a reazfank, hag a frotaz va daou-lagad, bag a lavaraz d'in; Kea da lenn Siloe, hag en em oualc'h Hag oun het, hag oun en em oualc'het, hag e ouelan.

12 Hei eta a lavaraz dezan; Pe lec'h ema? Hag hen a lavaraz; Na ouzon ked.

13 Cas a rejond d'ar fariz-ianed an hini a oa bed dall.

14 Hogen deiz ar sabbat oa pa en doa Jesus grëd ar fank, hag en doa digored e zaou-lagad dezan.

15 Rag-se ar farizianed a c'houlenaz dezan adare, penaos en doa cavet ar goueled Hag ben a lavaraz dezel; Lakaad a reaz fank war va daou-lagad, hag oun en em oualc'het, hag e ouelan.

16 Rag se darn eus ar farizianed a lavaraz; An den-ze n'ema ked a berz Doue, rag na vir ked ar sabbat. Darn all a lavare; Penaos e belfe un den pec her ober simiou avel-se? Ha dizunvaniez a oa etrezei.

17 Lavaroud a rejond eta adare d'an dall; Ha te, petra a leverez-te eus anezan, pa en deus digored d'id da zaou lagad? Hag hen a lavaraz, Ur profed eo

18 Mes ar Judevien na gredent ket diwar e ben, penaos e oa bed dall, ha m'en doe cavet ar goueled, bete m'o doe galvet tad ha mam an hini en doe cavet ar goueled.

19 Hag ind a c'houlenaz dezei, o lavaroud; Hag be-ma eo ho mab, pehini a livirit a oa ganet dall? Penaos eta e ouel-hen brema?

20 E dad hag e vam a respontaz hag a lavaraz dazei; Gouzoud a reomp penaos he-ma a zo hor mab, ha penaos e oa ganet dall;

21 Mes penaos e ra goueled brema, na ouzomp ket; pe piou en beus digoret e zaou-lagad dezan, ni na ouzomp ket: oad en deus, goulenit digantan, comza a rai evitan e-unan.

22 E dad bag e vam a lavare an dra-ze, abalamour m'o doa aoun rag ar Judevien; rag ar Judavien o doa dija arretet, penaos ma raje piou benag conves anezan evid ar C'hrist, e vije chasseed eus ar sinagog.

23 Abalamour da ze eo e lavaraz e dad hag e vam; Oad en deus, goulenit digantan.

24 Gervel a rejond eta un eil gouech an den pehini a oa bed dall, hag e leverjond dezan; Ro ar gloar da Zoue; ni a oa oar penaos an den-ze a zo ur pec'her.

25 Hen a respontaz hag a lavaraz; Hag hen a zo ur pec'her, na ouzon ket; gouzoud a ran un dra, penaos e oan dall, hag e ouelan brema.

26 Hei a lavaraz adare dezan; Petra en deus hen grêt d'id? penaos en deus hen digoret da zaou-lagad d'id?

27 Hen a respontaz dezei; Hel lavared em eus dija deoc'h, ha n'hoc'h eus ket selaouet: perag e fell deoc'h cleved adare? ha felloud a ra deoc'h ive beza disgibien dezan?

28 Neuze e troug-comzchond gantan, hag e leverjont; Te a zo disgibl da hennes; evidomp-ni, disgibien Moises omp

29 Ni a oar penaos Doue en deus comzet out Moises; mes *evid* he-ma, na ouzomp ked a be lec'h eo

30 An den a respontaz hag a lavaraz dezei; Un dra souezus braz eo, penaos na ouzoc'h ked a be lec'h eo, hag hen en deus digoret d'in va daou-lagad

31 Hogen gouzoud a reomp penaos Doue na zelaou ked ar bec'herien; mes mar d-eo neb un adorer a Zoue, ha mar gra e volonte, hen a zelaou anezan.

32 Biscoas n'eo bet clevet penaos en defe den digored e zaou-lagad da un den ganet dall.

33 Ma na ve ked hennes eus a Zoue, na helfe ober netra

34 Hei a respontaz hag a lavaraz dezan; Te a zo ganet en-holl er bec'hejou, hag e teskez ac'hanomp-ni! Hag hei a daolaz anezan er meas.

35 Jesus a glevaz penaos o doa e daoled er meas; hag o veza rancontret anezan, e lavaraz dezan; Ha cridi a rez-te e Mab Doue?

36 Hen a respontaz hag a lavaraz; Piou eo-hen, Aotrou, evit ma credin ennan?

37 Ha Jesus a lavaraz dezan; Te ec'h eus goueled anezan, hag an hini a gomz ouzid, hennes eo.

38 Hag hen a lavaraz; Aotrou, cridi a ran · hag ec'h adoraz anezan

39 Ha Jesus a lavaraz; Deued oun er bed-ma da varnedigez, evit ma ouelo ar re na ouel ket, ha ma teuo dall ar re a ouel.

40 Ha lod eus ar farizianed, pere a oa gantan, a glevaz kement-se, hag a lavaraz dezan; Ha ni ive a zo dall?

41 Jesus a lavaraz dezei; Ma vec'h dall, n'ho pije ked a bec'hed: mes c'houi a lavar brema, Ni a ouel,

abalamour da ze ho pec'hed a choum.

## CHAB. X.

1 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h ; An hini na antren ked dre an nor e herjeri an denved, mes a hin dre ul lec'h all, a zo ur gouil hag ul laer.

2 Mes an hini a antren dre an nor eo pastor an denved.

3 Da he-ma e figor ar porsier, hag an denved a zelaou e voues, hag hen a c'halv e zenved dre o hanô, hag a gundu anezei er meas.

4 Ha pa en deus lekeed er meas e zenved e unan, ez a en o raog ; hag an denved a heûl anezan, dre ma anavezont e voues.

5 Hogen na heulint ked un diavesad, mes tec'hel a raind dioutan ; rag na anavezont ket mouez an diavesidi.

6 Jesus a lavaraz dezei ar barabolen-ze ; mes na gomprenchont ked ar pez a lavare dezei.

7 Rag-se Jesus a lavaraz c'hoas dezei ; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos me eo dor an denved.

8 Ar re holl a zo deued em raog, a zo gouiled, ha laeron ; mes an denved n'o deus ked o zelaouet.

9 Me eo an nor : mar antren neb charz drezoun, e vezo salvet ; hag hen az ai charz hag er meas, hag e cavo peûri.

10 Al laer na zeu nemed evit laera, ha laza, ha coll : me a zo deued evit ma cavind ar vuez, ha ma cavind *anezi* gand abondans.

11 Me eo ar pastor mâd : ar pastor mâd a ro e vuez evid an denved :

12 Mes ar gopraer, ha pehini n'eo ked ar pastor, da hehini n'ema ked an denved, a ouel ar bleiz o tond, hag ec'h abandon an denved, hag a dec'h ; hag ar bleiz a grog ennei, hag a zispers an denved.

13 Ar gopraer a dec'h, abalamour ma eo gopraer, ha ma n'en deus preder e-hed evid an denved.

14 Me eo ar pastor mâd : anaoud a ran va re, ha va re a anaô ac'hanoun ;

15 Evel ma anavez va Zad ac'hanoun, hag ec'h anavezan va Zad : ha me a ro va buez evit va denved.

16 Ha bez' em eus denved all, pere n'int ket eus ar verjeri-ma ; ha red eo d'in o c'herc'hat ; hag ind a zelaouo va moues : ha bez' e vezo un tropel hag ur pastor hep-ken.

17 Dre-ze eo e câr va Zad ac'hanoun, abalamour ma roan va buez, evit ma kemerin anezi adare.

18 Den na lam anezi diganen, mes me her ro ac'hanoun va-unan : ar galloud em eus d'he rei, hag ar

galloud em eus d'he c'hemeret adare. An urz ma em eus resevet digant va Zad.

19 Bez' e oa adare un dizunvaniez e-touez ar Judevien, abalamour d'ar c'homsiou-ze.

20 Ha calz anezei a lavare; Bez' en deus un droug-spered, ha diskiantet eo, perag e selaouit-hu anezan?

21 Re all a lavare; Ar re-ze n'int ket comsiou un den dalc'het gand un droug-spered. Hag an droug-spered a hell digeri daou-lagad ur re-dall?

22 Hogen bez' e oar o virout gouel an didiamant en Jerusalem, hag ar goanv e oa.

23 Ha Jesus a valee en templ, en porched Salomon.

24 Dre-ze ar Judevien en em zastumaz war e dro, hag a lavaraz dezan; Pegeid e talc'hi hor spered en douetans? Mar d-oud ar C'hrist, lavar hen deomp freaz.

25 Jesus a respontaz dezei; Hel lavaret em eus deoc'h, ha na gredit ket. An oberiou a ran en hanò va Zad, ar re-ze a ro testeni ac'hanoun.

26 Mes c'houi na gredit ket; rag n'oc'h ked eus va denved, evel ma em eus lavared deoc'h.

27 Va denved a zelaou va moues, ha me a anaò anezei, hag ind a heùl ac'hanoun.

28 Ha me a ro dezei ar vuez eternel; ha na vezint collet biken, hag hini na lamo anezei eus va dorn.

29 Va Zad, pehini en deus o roed d'in, a zo brasoc'h eged an holl; hag hini na hell lemel anezei eus a zorn va Zad.

30 Me hag an Tad a zo unan.

31 Neuze ar Judevien a gemeraz adare mein, evid e vein.

32 Jesus a respontaz dezei; Meûr a œuvr vâd em eus discouezet deoc'h a berz va Zad; evit pehini eus an œuvrou-zo e veinit-hu ac'hanoun?

33 Ar Judevien a respontaz dezan, o lavaroud; Ne ked evid un œuvr vâd e veinomp ac'hanod, mes evid ur goall-gomz, o veza pa emoud un den, en em rez da-unan Doue.

34 Jesus a respontaz dezei; Ha n'eo ket scrivet en ho lezen; Lavared em eus; Doueou oc'h?

35 Mar gra gervel doueòu ar re da bere e teuaz ger Doue (hag ar Scritur na hell ket beza toret),

36 Ha lavaroud a rit-hu diwarben an hini en deus an Tad e zantifiet hag e gaset er bed, Te a ouall-gomz, abalamour ma em eus lavaret; Mab Doue oun?

37 Ma na rau ked oberiou va Zad, na gredit ked ac'hanoun.

38 Mes mar o gran, ha ma na gredit ked ac'hanoun-me, credit d'am oberiou; evit ma anavezot ha ma credot penaos ema an Tad enoun, ha me ennan.

39 Rag-se e clasgchond

adare cregi ennan ; mes hen a dec'haz eus o daouarn.

40 Hag hen az eaz adare en tu all d'ar Jourdan, el lec'h ma oa Ian o vadezi da genta ; hag e choumaz eno.

41 Ha calz a zeuaz d'e gaout, hag e lavarent ; Ian evit-gouir na reaz sin e-bed ; mes kement holl hag a lavaraz Ian diwarhen he-ma a oa gouir.

42 Ha calz a gredaz ennan eno.

## CHAB. XI.

1 Hogen be' e oa clanv unan a *hanvet* Lazar, eus a Vetbani, bourc'h Mari ha Martha he c'hoar.

2 ( Ar Vari-ze eo a eohaz an Aotrou gand un eôl a-c'houes-vâd, hag a zec'haz e dreid gant he hleô, ha Lazar he breûr eo a oa clanv. )

3 Rag-se e c'hoarezed a gasaz dezan, o lavaroud ; Aotrou, setu an hini a gerez a zo clanv.

4 Mes pa glevaz Jesus, e lavaraz ; Ar c'hlenved-ze n'eo ked d'ar marô, mes evit gloar Doue, evit ma vezo gloriflet Mab Doue drezan

5 Hogen Jesus a gare Martha, hag he c'hoar , ha Lazar.

6 Mes goude m'en doa clevet penaos e oa clanv , hen a choumaz daou zevez c'hoas el lec'h ma oa

7 Ha goude-ze e lavaraz d'e zisgibien ; Deomp adare en Jude.

8 An disgibien a lavaraz dezan , Rabbi , bremaic ar Judevien a glaske meina ac'hanod, hag ec'h ez c'hoas di ?

9 Jesus a respontaz ; Ha n'ez eus ked daouzec heur en deiz ? Mar bale neb en deiz , na stronso ket, rag goueled a ra goulou ar bed-ma

10 Mes mar bale neb en nos , e strons , ahalamour n'ema ked ar sclerijen ennan.

11 Kement-se a lavaraz ; ha goude-ze e lavaraz dezei , Lazar hor mignon a zo cousket ; mes mond a ran d e zihuna.

12 Rag-se e zisgibien a lavaraz dezan ; Aotrou , mar cousg, e vezo iac'h.

13 Mes Jesus en doa comzet eus e varô , hag ind a sonje penaos en doa comzet eus a hun ar c'housg.

14 Neuze Jesus a lavaraz dezei freaz; Lazar a zo marô :

15 Hag oun contant , ahalamour deoc'h, na oan ked eno , evit ma credot : mes deomp d e gaout.

16 Rag-se Thomas, a c'halver Didimus , a lavaraz d'e gen-zisgibien ; Deomp ive ni, evit ma varvimp gantan.

17 Neuze Jesus , o veza deuet , a gavaz penaos e oa dija pevar devez ma oa er bez

18 Hogen Bethani a oa pell diouch Jerusalem e-tro pemzec stad :

19 Ha calz eus ar Judevien a oa deued etreze Martha ha Mari , evid o c'honsoli diwarben o breûr.

20 Neuze Martha, pa glevaz penaos e teue Jesus, az eaz d'e rancontri: mes Mari a choumaz azezet en ti.

21 Ha Martha a lavaraz da Jesus; Aotrou, ma vijez bet ama, va breûr na vije ket marô.

22 Mes gouzoud a ran penaos brema memes kement tra a c'houlenn digand Doue, e raio Doue e rei d'id.

23 Jesus a lavaraz dezi; Da vreur a resussito.

24 Martha a lavaraz dezan; Gouzoud a ran penaos e resussito er resurrecsion en deiz diveza.

25 Jesus a lavaraz dezi; Me eo ar resurrecsion hag ar vuez: an hini a gred enoun, ha pa ve marô, a vevo.

26 Ha piou-benag a vev, hag a gred enoun, na varvo biken. Ha cridi a rez-te an dra-ze?

27 Hi a lavaraz dezan; Ia, Aotrou, me a gred penaos oud ar C'hrist, Mab Doue, pehini a dlie dond er bed.

28 Ha goude ma e doe lavaret kement-se, ez eaz kouit, hag e c'halvaz e c'uz Mari he c'hoar, en eul lavaroud; Ar C'helener a zo deuet, hag e c'halv ac'hanod.

29 Kerkent ha ma clevaz, e savaz diouc'h-tu, hag e teuaz d'e gaout.

30 Hogen Jesus ne oa ket c'hoas deued er vourc'h, mes hen a oa el lec'h ma oa eet Martha d'e rancontri.

31 Ar Judevien eta pere a oa ganti en ti, hag a gonsole anezi, pa oueljont penaos e oa Mari savet ker buan, hag eed er meas, az eaz war he lerc'h, en eul lavaroud, Mond a ra d'ar bez, evit gouela eno.

32 Ha pa oe deuet Mari el lec'h ma oa Jesus, ha pa ouelaz anezan, hi en em daolaz d'e dreid, en eul lavaroud dezan; Aotrou, ma vijez bet ama, va breûr na vije ket marô.

33 Neuze Jesus, pa ouelaz anezi o ouela, hag e ouele ive ar Judevien a oa deuet ganti, a huanadaz doun er spered, hag e oe troublet,

34 Hag e lavaraz; Pe lec'h hoc'h eus-hu e lekeet? Hag hi a lavaraz dezan; Deus ha gouel.

35 Jesus a ouelaz.

36 Dre-ze ar Judevien a lavaraz; Gouelit penaos e care-hen anezan.

37 Mes hinienou anezei a lavaraz; Ha na helle ket hen, pehini en deus digoret daoulagad an den dall, ober ive na varvche ket he-ma?

38 Neuze Jesus, o huanadi adare doun ennan e-unan, a zeuaz d'ar bez. Ur c'heô e oa, hag ur mean lekeet warnezan.

39 Jesus a lavaraz; Lamid ar mean. Martha, c'hoar an hini a oa marô a lavaraz dezan; Aotrou, fleria a ra dija, rag pevar devez zo ema aze.

40 Jesus a lavaraz dezi, Ha

n'em eus ket lavaret d'id, penaos mar credez, e oueli gloar Doue?

41 Lemel a rejond eta ar mean eus *al lec'h* e c'hourveze an hini maró. Ha Jesus, o sevel e zaou-lagad d'an neac'h, a lavaraz; Va Zad, da drugarekaad a ran abalamour ma ec'h eus va zelaouet.

42 Hogen me a oue penaos e selaouez bepred ac'hanoun; mes kement-ma a lavaran abalamour d'ar bobl a zo en-dro d'in, evit ma credint penaos ec'h eus va c'haset.

43 Goude beza lavaret kement-se, hen a griaz gand ur voues uhel; Lazar, deus er meas

44 Hag an hini maró a zeuaz er meas, gand e dreid hag e zaouarn ereet gant hamou-hen, hag e visach a oa paket en-dro gand ul lien-en Ha Jesus a lavaraz dezei; Diereit anezan, ha lest hen da vond.

45 Rag-se calz eus ar Judevien hag o oa deued etreze Mari, hag o doa gouelet ar pez en doa grēt Jesus, a gredaz ennan.

46 Mes lod anezei az eaz da gaoud ar farizianed, hag a lavaraz dezei ar pez en doa grēt Jesus.

47 Neuze ar pen-veleien hag ar farizianed a assamblaz ar sanhedrin, hag a lavaraz; Petra a reomp-ni? rag an den-ze a ra calz a siniou?

48 Ma lezomp anezan evel-se, an holl a gredo ennan; hag ar Romaned a zeuo, hag e tistrujint hol lec'h hag ive hon nasion.

49 Mes unan anezei, Caifas, o veza beleg-braz er bloaz ze, a lavaraz dezei; C'houi na ouzoc'h netra;

50 Ha na gonsiderit ket penaos eo avantajus e varvfe un den seul evid ar bobl, ha na ve ket collet an holl nasion.

51 Hogen hen na lavaraz ket kement-se anezan e-unan; mes, o veza beleg-braz ar bloaz-ze, e profetisaz penaos Jesus a dlie mervel evid an nasion;

52 Ha nan hep-ken evid an nasion ze, mes ive evit ma tastumo assambles en unan bugale Doue, pere a zo disperset

53 Adaleg an deiz-ze 'ta en em guzuljont assambles, evid e lakaad da vervel.

54 Rag-se Jesus na valee mui dirag an holl e-touez ar Judevien, mes mond a reaz ac'hano da ur vro tost d'an dezert, en ur gêr galvet Efraim, hag e choumaz eno gand e zisgibien.

55 Hogen pask ar Judevien a oa tost; ha calz a dud eus ar vro-ze az eaz da Jerusalem araog ar pask, evid en em burifia

56 Hei eta a glaskaz Jesus; hag e lavarend an eil d'egile, pa edont en templ; Petra a

sonch deoc'h ? ha na zeuohen ked d'ar gouel ?

57 Hogen ar pen-veleien hag ar farizianed o doa roed urz, penaos mar gôuie unanbenag pe lec'h e oa, e raje discul anezan, evit ma heljent cregi ennan.

## CHAB XII.

1 Ha c'houec'h devez araog ar pask, Jesus a zeuaz en Betham, e pe lec'h e oa Lazar, pehini a oa bet marô, hag en doa resussitet a varô.

2 Hag ind a reaz eno ur goan dezan ; ha Martha a zerviche : hogen Lazar a oa unan eus ar re a oa ouc'h taol gantan.

3 Neuze Mari a gemeraz ul livr parfum nard pur a bris braz, hag a eoliaz treid Jesus, hag o zec'haz gant he bleô : hag an ti a oe leuniet gant c'houes ar parfum-ze.

4 Neuze unan eus e zisgibien, Judas Iscariot, mab Simon, pehini a dlie e drahissa, a lavaraz ;

5 Perag n'eo ket bet gouerzet ar parfum-ze tri c'hant diner, ha roed d'ar heorien ?

6 Hogen hen a lavare an dra-ze, nan o veza m'en em zoursie eus ar beorien, mes abalamour ma oa laer, ha m'en d-oa ar ialc'h, ha ma touge ar pez a lekeed enni.

7 Mes Jesus a lavaraz ; Lest-hi ; e viret e deus evid deiz va sebeliad.

8 Rag bez' hoc'h eus peorien bepred ganeoc'h, mes n'hoc'h eus ked ac'hanounme bepred.

9 Neuze ul lod braz eus ar Judevien a ouezaz penaos e oa eno, hag e teujond, nan hep-ken abalamour da Jesus, mes ive evit goueled Lazar, pehini en doa savet dioud ar re-varô.

10 Hogen ar pen-veleien en em guzuliaz, evit ma rajent laza ive Lazar ·

11 Rag calz eus ar Judevien az eaz abalamour dezan, hag bag a gredaz e Jesus

12 An deiz war lerc'h ur foul braz a dud, pere a oa deued d'ar gouel, o veza clevet penaos e teue Jesus da Jerusalem,

13 A gemeraz brankou palmez, hag ez ejond er meas da rancontri anezan, hag e crient ; Hosanna, henniget ra vezo Roue Israel, pehini a zeu en hanô an Aotrou !

14 Ha Jesus, o veza cavet un azenic, a azezaz warnezan, evel ma eo scrivet ;

15 N'az pez ked a aoun, merc'h Sion ; setu da Roue o tond, azezet war ebeûl un azenes

16 Hogen e zisgibien na ententchont ket kement-se da genta ; mes pa oe glorifiet Jesus, neuze e teuaz memor dezei penaos e oa scrivet an traou-ma diwar e ben, ha penaos o doa grêt kement-se dezan.

17 Ar bobl eta pehini a oa gantan a roe testeni penaoa en doa galvet Lazar eus ar bez, hag en doa e savet dioud ar re-varô.

18 Dre ze ive ez eaz ar bobl d'e rancontri, rag hei o doa clevet penaos en doa grēd ar sin-ze

19 Rag-se ar farizianed a lavaraz etrezei; Ha goueled a rit penaos na c'bouneat netra? setu ar bed a ia war e lerc'h.

20 Hogen bez' e oa Greked-benag e-touez ar re a oa piniet evid adori er gouel:

21 Hag ar re-ma a zeuaz da gaout Filip, pehini a oa eua a Vetbsarda en Galile, hag e pedchond anezan, o lavaroud; Aotrou, ni a gare goueled Jesus.

22 Filip a zeuaz, hag hel lavaraz da Andre, hag Andre ha Filip hel lavaraz adare da Jesus.

23 Ha Jesus a respontaz dezei, o lavaroud; Deued eo an heur e tle beza glorifiet Mab an Den.

24 E gouirionez, e gouirionez o lavaran deoc'h; Ma na varv ked ar c'hreunen ouiniz a gouez en douar, e choumo he-unan; mes mar marv, e toug calz a frouez.

25 An hini a gâr e vuez, he c'hollo, hag an hini a gasao e vuez er bed-ma, a gonservo anezi evid ar vuez eternel.

26 Mar gra neb va servicha, ra heuho ac'hanoun, hag el lec'h emoun, eno ive e vezo va servicher: ha mar servich neb ac'hanoun, va Zad a enoro anezan.

27 Brema va ene a zo troublet; ha petra a livirin-me? *Va* Zad, delivr ac'hanoun eus an heur-ma: mes abalamour da ze eo emoun deued en heur-ma.

28 *Va* Zad, glorifi da hanô. Neuze e teuaz ur voues eus an env; Me em eus e c'blorifiet, hag e c'blorifin anezan adare.

29 Rag-se ar bobl a oa eno, hag o doa clevet, a lavare e doa grēt curun re all a lavare; Un êl en deus comzet outan.

30 Jesus a respontaz hag a lavaraz, Ne ked abalamour d'in eo bet ar voues-ze, mes abalamour deoc'h-hu.

31 Brema ema barn ar bed-ma; brema prins ar bed-ma a vezo taoled er meas.

32 Ha me, pa vezin savet a-ziouc'h an douar, a denno an holl davidoun.

33 Hogen hen a lavare kement-se, o sinifia a be varô e tle mervel.

34 Ar bobl a respontaz dezan; Ni hon eus clevet eus al lezen, penaos ar C'hrist a choum da viken, penaos eta e leverez te eo red e ve savet Mab an Den? piou eo ar Mab an Den ze?

35 Jesus eta a lavaraz dezei; Ar goulou a zo c'hoas ganeoc'h evid un nebeud amzer.

Baleit e-pad ma hoc'h eus ar goulou, evit na veot ket kemeret gand an devalien ; rag an hini a vale en devalien, na ôar ket pe lec'h ez a.

36 E-pad ma hoc'h eus ar goulou, credit er goulou, evit ma veot bugalo ar goulou. Jesus a lavaraz an traou-ze, hag o veza eet kouit, en em guzaz ragei.

37 Mes evitan da veza grêt kemend a sinou diragei, na gredchont ket ennan.

38 Evit ma vije accomplisset ger ar profed Izaias, pehini a lavaraz ; Aotrou, piou en deus credet d'hor predicasion ? ha da biou eo het diseuzet breac'h an Aotrou ?

39 Dre ze na hellent ket cridi, abalamour m'en doa Izaias lavaret c'hoas,

40 Dallet en deus o daoulagad, ha caledet en deus o c'halon, evit na ouelfent ked gand o daou-lagad, ha na gomprenfent ked gand o c'halon, ha na zistrofent ket, ha na ouellafen ked anezei.

41 Izaias a lavaraz an traou-ze pa ouelaz e c'hloar, ha pa gomzaz eus anezan

42 Coulsgoude calz memes eus ar re-brincipal a gredaz ennan ; mes abalamour d'ar farizianed na gonveschond ked anezan, gand aoun da veza chaseed eus ar sinagog :

43 Rag caroud a reant gloar an dud muioc'h eget gloar Doue.

44 Hogen Jesus a griaz cre, hag a lavaraz ; An hini a gred enoun, na gred ked enoun, mes en hini en deus va c'haset.

45 Hag an hini a ouel ac'hanoun, a ouel an hini en deus va c'haset

46 Da c'houlou oun deued er bed, evit na chounio ked en devalien kemend hini a gred enoun.

47 Mar deus unan-benag hag a glev va c'homsiou, ha na gred ket, na varnan ked anezan ; rag n'oun ked deuet evit harna ar bed, mes evit savetei ar bed.

48 An hini a rejet ac'hanoun, ha na reseô ket va geriou, bez' en deus unan hag a varn anezan : ar ger pehini em eus lavaret, hennes a varno anezan en deiz diveza.

49 Rag ne ked ac'hanoun va-unan em eus comzet, mes an Tad pehini en deus va c'haset, en deus gorc'hemenet d'in petra a dlean lavaroud, hag ar pez a lavaran.

50 Ha me a ôar penaos e c'horc'hemen a zo ar vuez eternel. Rag se an traou a lavaran, o lavaroud a ran evel ma en deus an Tad o lavared d'in.

## CHAB. XIII.

1 Hag abarz gouel ar pask, en eur c'houzout penaos e oa deued e heur evit tremen eus ar bed-ma d'e Dad, Jesus, o veza caret e re, pere *a oa*

er bed, hen o c'haraz beteg ar fin.

2 Ha pa oe deuet coan (an diaoul o veza lekeed dija en calon Judas Iscariot, *mab* Simon, da drahissa anezan),

3 Jesus, o c'houzout penaos en doa an Tad lekeed pep tra etre e zaouarn, ha penaos e oa deued eus a Zoue, hag e tistroe da Zoue,

4 A zavaz diouc'h coan; hag e lamaz e zae; hag e kemeraz ul lienen, hag en em c'hourizaz ganti.

5 Goude-ze e lekeaz dour en ur vasin, hag en em lekeaz da oualc'hi treid e ziscibien, ha d'o zec'ha gand al lienen a oa en-dro dezan.

6 Dond a reaz eta da Zimon Per: hag he-ma a lavaraz dezan, Aotrou, ha te a oualc'h va zreid d'in?

7 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan; Na ouzot ket brema ar pez a ran, mes gouzoud a ri goude-hen.

8 Per a lavaraz dezan; Biken na oualc'hi va zreid d'in. Jesus a respontaz dezan; Ma na oualc'han ked ac'hanod, n'eo'b eus ked a lod ganen.

9 Simon Per a lavaraz dezan; Aotrou, nan hep ken za zreid, mes ive va daouarn ha va fen.

10 Jesus a lavaraz dezan; An hini a zo bet goualc'het, n'en deus mui ezom nemed da oualc'hi e dreid, hag eme nèt holl: ha c'houi a zo nèt, mes n'oc'h ket holl.

11 Rag gouzoud a rea piou a drahische anezan, dre-ze eo e lavaraz; N'oc'h ket nèt holl.

12 Pa en doe eta goualc'hed o zreid dezei, ha m'en doe kemered e zae, hag o veza en em lekeed adarre ouc'h taol, e lavaraz dezei; Ha gouzoud a rit-hu petra em eus gred deoc'h?

13 Va gervel a rit ar C'helenner hag an Aotrou; ha mad e livirit, rag bez' emoun.

14 Rag-se mar em eus-me, an Aotrou hag ar C'helener, goualc'hed deoc'h ho treid, c'houi ive a dle goualc'hi ho treid an eil d'egile

15 Rag roed em eus deoc'h ur scouer, evit ma reot evel ma em eus grêt deoc'h.

16 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h; Ar mevel n'eo ket brasoc'h eged e aotrou, nag ar c'hannad brasoc'h eged an hini en deus e gaset.

17 Mar gouzoc'h an traou-ze, eurus oc'h mar grit anezei.

18 Na lavaran ked ac'hanoc'h holl: gouzoud a ran pere em eus choaset: mes evit ma vezo accomplisset ar Scritur-*ma*; An hini a zebr bara ganen, en deus savet e zeûl em enep.

19 A-vrema hel lavaran deoc'h, araog ma c'hoarvezo, evit pa c'hoarvezo, ma credot penaos eo me.

20 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h; An hini

a reseô an hini a gasan, a reseô ac'hanoun, hag an hini a reseô ac'hanoun, a reseô an hini en deus va c'haset.

21 Pa en doa Jesus lavaret kement-se, e oe troublet er spered, hag e testeniaz hag e lavaraz; E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos unan ac'hanoc'h am trahisso.

22 Neuze an disgibien a zellaz an eil oud egile, o veza en douetans eus a biou e comze.

23 Hogen unan eus e zisgibien, pehini a oa caret gant Jesus, a oa gourvezet war boez askre Jesus.

24 Rag-se Simon Per a reaz sin da be-ma, da c'houlen plou oa an hini e comze anezan.

25 Hen eta, o c'hourveza war boez askre Jesus, a lavaraz dezan; Aotrou, piou eo?

26 Ha Jesus a respontaz; Hennez eo da hehini e roin un tam soubet. Hag o veza soubet un tam, hen her roaz da Judas Iscariot, mab Simon.

27 Ha goude an tam, Satan a antreaz ennan. Jesus eta a lavaraz dezan; Ar pez a rez, gra buan.

28 Mes hini eus ar re a oa ouc'h taol na ouie perag en doa lavaret *se* dezan.

29 Rag hinienou a sonje, abalamour m'en doa Judas ar ialc'h, e lavare Jesus dezan; Pren an traou a zo red deomp evid ar gouel; pe, da rei un dra-benag d'ar beorien.

30 *Judas* eta, o veza kemeret an tam, az eaz er meas rag-tal: ha nos e oa.

31 Pa oa eed er meas, Jesus a lavaraz; Brema Mab an Den a zo glorifiet, ha Doue a zo glorifiet ennan.

32 Mar d-eo Doue glorifiet ennan, Doue ive a c'hlorifio anezan ennan e-unan, hag hen a c'hlorifio anezan hep-dale.

33 *Va* bugale vihan, hez'emoun c'hoas ganeoc'h evid un neheud amzer. C'houi a glasko ac'hanoun, hag evel ma em eus lavaret d'ar Judevien; Na hellit ked dond el lec'h ma'z an, hel lavaroud a ran ive deoc'h brema.

34 Ur gorc'hemen nevez a roan deoc'h; Ma reot en em garoud an eil egile: ma en em gerot an eil egile, evel ma em eus-me ho caret.

35 Dre an dra-ma ec'h anavezo an holl penaos oc'h va disgibien, ma hoc'h eus carantez an eil evid egile.

36 Simon Per a lavaraz dezan; Aotrou, pe lec'h ez ez? Jesus a respontaz dezan, Na hellez ket brema va heulia el lec'h ma'z an, mes va heulia a ri goude-hen.

37 Per a lavaraz dezan; Aotrou, perag na hellan me ked da heulia brema? Rei a rin va buez evidoud.

38 Jesus a respontaz dezan; Ha rei a ri da vuez evidoun? E gouirionez, e

gouirionez e lavaran d'id; Na gano ked ar c'hilec, ken n'az pezo va dinac'het teir goueich.

## CHAB XIV.

1 Na vezet ket troublet ho calon. Cridi a rit en Doue, credit ive enoun.

2 Bez' ez eus meûr a choumach en ti va Zad ; ma ne ve ket, em bije e lavared deoc'h. Mond a ran da brepari ul lec'h deoc'h

3 Ha pa vezin eet kouit, ha ma em bezo preparet ul lec'h deoc'h, me a zeuo adarc, hag o kemerin ganen, evid el lec'h ma z oun, e veot ive.

4 Ha c'houi a ôar pe lec'h ez an, hag e ouzoc'h an hent.

5 Thomas a lavaraz dezan ; Aotrou, na ouzomp ket pe lec'h ez ez ; ha penaos e hellomp-ni gouzoud an hend ?

6 Jesus a lavaraz dezan ; Me eo an hend, hag ar ouirionez, hag ar vuez : den na zeu d'an Tad nemed drezoun

7 Ma ho pije va anavezet, ec'h anaveschac'h ive va Zad : hag a-vrema ec'h anavezit anezan, hag hoc'h eus e ouelet.

8 Filip a lavaraz dezan ; Aotrou, discouez deomp an Tad, hag eo aoalc'h deomp.

9 Jesus a lavaraz dezan ; Be' a zo keid amzer emoun ganeoc'h, ha n'ec'h eus ket va anavezet, Filip ? An hini en deus va goueled, en deus goueled an Tad : ha penaos e leverez-te ; Discouez deomp an Tad ?

10 Ha na gredez-te ket penaos emoun en Tad, hag emaan Tad enoun ? Ar c'homsiou pere a lavaran deoc'h, na lavaran ked anezei ac'hanoun va-unan; mes an Tad, pehini a choum enoun, hen a ra an oberiou.

11 Credit ac'hanoun, penaos emoun en Tad, hag ema an Tad enoun ; pe anes, credit ac'hanoun abalamour d'an oberiou o unan.

12 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h; An hini a gred enoun, an oberiou a ran, hen o grai ive, hag e rai re vrasoc'h eged ar re-ma, rag mond a ran da gaoud va Zad.

13 Ha petra-benag a c'houlenot em hanô, e ober a rin ; evit ma vezo glorifiet an Tad er Mab.

14 Mar goulenit un drabenag em hanô, me a raio anezan.

15 Mar carit ac'hanoun, mirit va gorc'hemenou

16 Ha me a bedo an Tad, hag hen a roio deoc'h ur C'honsolator all, evit ma choumo ganeoc'h da viken ;

17 Ar Spered a ouirionez, pehini na hell ked ar bed e resev, abalamour na wel ked anezan, ha na anavez ked anazan : mes c'houi a anavez anezan, rag hen a choum ganeoc'h, hag e vezo enoc'h.

18 Na lezin ked ac'hanoc'h emzivaded ; dond a rin d'ho caout.

19 C'hoas un nebeud amzer, hag ar bed n'am gouelo mui ; mes c'houi a ouelo ac'hanoun : abalamour ma vevan, c'houi a vevo ive.

20 En deiz ze ec'h anavezot penaos emoun em Zad, ha c'houi enoun, ha me enoc'h.

21 An hini en deus va gorc'hemenou, hag a vir anezei, hennes eo a gâr ac'hanoun : hag an hini a gâr ac'hanoun a vezo caret gant va Zad ; ha me a garo anezan, hag en em ziscouezo va-unan dezan.

22 Judas, ne ked an Iscariot, a lavaraz dezan ; Aotrou, a be lec'h e teu ma rez en em ziscouez da-unan deomp-ni, ha nan d'ar bed ?

23 Jesus a respontaz hag a lavaraz dezan : Mar câr neb ac'hanoun, a miro va ger, ha va Zad a garo anezan ; hag e teuimp d'e gaout, hag e raimp hor choumach gantan.

24 An hini na gâr ked ac'hanoun, na vir ket va c'homsiou : hag ar ger a glevit n'eo ket va hini, mes hini an Tad pehini en deus va c'haset.

25 An traou-ma em eus lavaret deoc'h en-dra ma chouman ganeoc'h.

26 Mes ar C'honsolator, ar Spered-Santel, pehini a gaso an Tad em hanô, hennes a zesko deoc'h pep tra, hag a rai deoc'h caout memor eus an holl draou em eus lavared deoc'h.

27 Lezel a ran ar peoc'h ganeoc'h ; me a ro va feoc'h deoc'h : na roan ked deoc'h evel ma ro ar bed. Na vezet ket troublet ho calon, ha na spountet ket.

28 Cleved hoc'h eus penaos em eus lavared deoc'h, Mond a ran kouit, hag e teuin d'ho caout. Mar carec'h ac'hanoun, c'houi en em rejouisfe abalamour ma em eus lavaret ; Mond a ran d'an Tad ; rag an Tad a zo brasoc'h egedoun.

29 Ha brema me em eus e lavared deoc'h araog ma c'hoarvezo, evit, pa vezo c'hoarvezet, ma credot.

30 Na gomzin mui nemeur ganeoc'h ; rag prins ar bed-ma a zeu, ha n'en deus netra enoun :

31 Mes evit ma anavezo ar bed penaos e caran an Tad ; hag hervez m'en deus an Tad gorc'hemened d'in, evel-se eo e ran : Savit, ha deomp ac'han.

## CHAB. XV.

1 Me eo ar ouir ouinien, ha va Zad eo ar c'hultivatour.

2 Hen a lam kouit kement brank enoun ha na zoug ked a frouez, hag e netâ kemend hini a zoug frouez, evit ma tougo mui a frouez.

3 C'houi a zo dija nêt, dre ar ger em eus lavared deoc'h.

4 Choumid enoun, ha me

enoc'h. Evel na hell ked ar brank dougen frouez anezan e-unan, ma na choum oud ar c'hef, evel-se c'houi na hellit ket ken nebeud, ma na choumid enoun.

5 Me eo ar ouinien, c'houi eo ar brankou. An hini a choum enoun, ha me ennan, hennes a zoug calz a frouez: rag distag diouzin na hellit oher netra.

6 Ma na choum piou-benag enoun, ez eo taoled er meas evel ur brank, hag ema sec'het; hag ez eo dastumet, ha taoled en tàn, ha devet.

7 Mar choumid enoun, ha mar choum va geriou enoc'h, goulenit ar pez a gerot, hag e vezo roed deoc'h.

8 E kement-ma ema glorifiet va Zad, ma tougac'h calz a frouez; hag e veot va disgibien.

9 Evel ma en deus va Zad cared ac'hanoun, em eus ive ho caret: choumid em c'harantez.

10 Mar mirit va gorc'hemenou, e choumod em c'harantez; evel ma em eus miret gorc'hemenou va Zad, hag e chouman en e garantez.

11 An traou-ma em eus lavared deoc'h, evit ma choumo va joa enoc'h, ha ma vezo peur-leumet ho joa.

12 He-ma eo va gorc'hemen, ma en em gerot an eil egile, evel ma em eus ho caret.

13 Hini e-bed n'en deus brasoc'h carantez eget houma, ma ro unan e vuez evid e vignoned.

14 Va mignoned oc'h, mar grit kemend oll em eus gorc'hemened deoc'h

15 A-vrema n'ho calvan ket servicherien, rag ar servicher na ôar ket petra a ra e aotrou; mes me em eus ho calvet mignoned, abalamour ma em eus roed da anaoud deoc'h an holl draou pere em eus clevet gant va Zad.

16 Ne ket c'houi hoc'h eus va choaset, mes me eo em eus ho choaset, hag em eus ho lekeet, evit ma'z eot, ha ma tougot frouez, ha ma choumo ho frouez; *hag* evit ma roio va Zad deoc'h kemend a c'houlenod em hanô digantan.

17 An traou-ma a c'horc'hemenan deoc'h, evit ma en em gerot an eil egile.

18 Mar casâ ar bed ac'hanoc'h, gouezit penaos en deus va c'haseet en ho raog.

19 Ma vec'h eus ar bed, ar bed a garfe ar pez a vije dezan, hogen abalamour n'oc'h ked eus ar bed, mes ma em eus ho choaset eus ar bed, dreze ar bed a gasâ ac'hanoc'h.

20 Ho pezet memor eus ar ger-ma em eus lavared deoc'h; Ar servicher n'ema ket brasoc'h eged e aotrou. Ma o deus va fersecutet, e persecutint ive ac'hanoc'h; ma o deus miret va ger, a virint ive hoc'h hini.

21 Hogen kement-se holl a raind deoc'h abalamour d'am hanô, rag na anavezont ked an hini en deus va c'haset.

22 Ma na vijen ket deuet ha comzet outei, n'o divije ked a hec'hed; mes brema n'o deus ked a excus eus o fec'hed.

23 An hini a gasâ ac'hanoun, a gasâ ive va Zad.

24 Ma n'em be ket grēd en o zouez an oberiou pere n'en deus ket grēt hini all e-bed, n'o divije ked a hec'hed; mes brema ind o deus gouele d, hag o deus caseed ac'hanoun ha va Zad ive.

25 Mes evit ma vezo accomplisset ar gomz a zo scrived en o lezen eo; Va c'haseed o deus hep caus.

26 Hogen pa vezo deued ar C'honsolator, pehini a gasin deoc'h a berz va Zad, ar Spered a ouirionez, pehini a zeu eus an Tad, hen a roio testeni ac'hanoun.

27 Ha c'houi ive a roio testeni, abalamour ma emoc'h ganen adaleg ar pen-kenta.

## CHAB. XVI.

1 An traou-ma em eus lavared deoc'h, evit na gefot ked abec-a-lam.

2 Ho chasseal a raind eus ar sinagogou; ha memes dond a ra an beur e pehini piou-benag a lazo ac'hanoc'h, a sonjo dezan e ra servich da Zoue.

3 Kement-se a reind deoc'h, abalamour n'o deus ked anavezet na va Zad na me.

4 Hogen lavared em eus deoc'h an traou-ma, evit pa vezo deued an amzer, e teuo sonch deoc'h penaos em eus o lavared deoc'h: mes n'em eus ked lavared deoc'h an traou-ze adaleg ar pen kenta, abalamour ma oan ganeoc'h.

5 Hogen mond a ran brema d'an hini en deus va c'haset, ha nicun ac'hanoc'h na c'houlen diganen; Pe lec'h ez ez?

6 Mes abalamour ma em eus lavaret an traou-ma deoc'h, ho calon a zo leuniet a dristidigez.

7 Coulsgoude ar ouirionez a lavaran deoc'h, Talvoudec eo deoc'h ez afen kouit rag ma n'az an ket kouit, ar C'honsolator na zeuo ked d'ho caout, mes mar d-an kouit, e casin anezan deoc'h.

8 Ha pa vezo deuet, hen a gonvainko ar bed war hec'hed, war justis, ha war varn.

9 War bec'hed, abalamour n'o deus ket credet enoun.

10 War justis, dre *ma'z* an da gaout va Zad, ha n'am gouelot mui.

11 War varn, rag prins ar bed-ma a zo barnet.

12 Me em eus c'hoas calz a draou da lavaroud deoc'h, mes na hellit ked o dougen brema.

13 Mes pa zeuo hen, ar Spered a ouirionez, e cunduo ac'hanoc'h e peb gouirionez; rag na gomzo ked anezan

e-unan, mes kement tra en devezo clevet eo a lavaro, hag e tisclerio deoc'h an traou da zont.

14 Hen a c'hlorifio a'chanoun; rag kemered a rai eus ar pez a zo d'in, hag hen annonso deoc'h.

15 Kement'en deus va Zad, a zo d'in, abalamour da ze eo em eus lavaret, penaos e kemero eus ar pez a zo d'in, hag hen annonso deoc'h.

16 Ur pennadic, ha n'am gouelot kên; ha c'hoas ur pennadic, hag em gouelot; rag mond a ran d'an Tad.

17 Rag se lod eus e zisgibien a lavaraz an eil d'egile; Petra eo an dra-ma a lavar deomp, Ur pennadic, ha n'am gouelot kên; ha c'hoas ur pennadic, hag em gouelot, rag mond a ran d'an Tad?

18 Lavaroud a reend eta; Petra eo an dra-ma a lavar, Ur pennadic? Na ouzomp ket petra a lavar.

19 Jesus eta, o c'houzout penaos e felle dezei goulen digantan, a lavaraz dezei; Ha goulen a rit-hu etrezoc'h diwarben an dra-ma em eus lavaret; Ur pennadic, ha n'am gouelot kên; ha c'hoas, ur pennadic, hag em gouelot?

20 E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos e ouelot hag ec'h hirvoudot, hag ar bed en em rejouisso; ha c'houi a vezo en glac'har, mes ho clac'har a vezo troed en joa.

21 Ur oureg pa ema en poan-vugale a zo glac'haret, abalamour ma eo deuet ho heur; mes kerkent ha ma e deus ganet ar bugel bihan, na zalc'h sonch mui eus he foan, gand ar joa abalamour ma eo ganet un den er bed.

22 Evel-se c'houi a zo brema evit-gouir en tristidigez; mes ho koueled a rin c'hoas, hag ho calon en em rejouisso, hag hini na lamo ho joa diganeoc'h.

23 Hag en deiz-ze na c'houlenot netra diganen. E gouirionez, e gouirionez e lavaran deoc'h, penaos kement tra a c'houlenot digand an Tad em hanô, hen a roio anezan deoc'h.

24 Bete vrema n'hoc'h eus goulenet netra em hanô: goulenit, hag e resevot, evit ma vezo peür leuniet ho joa.

25 An traou-ma em eus lavaret deoc'h en parabolenou: hogen dond a ra an heur e pehini na gomzin mui deoc'h en parabolenou, mes comza a rin deoc'h sclêr diwarben an Tad.

26 En deiz-ze e c'houlenot em hanô: ha na lavaran ked deoc'h penaos e pedin an Tad evidoc'h;

27 Rag an Tad e-unan a gâr ac'hanoc'h, abalamour ma hoc'h eus va c'haret, ha ma hoc'h eus credet penaos oun deued eus a Zoue.

28 Me a zo deued eus an Tad, hag oun deued er bed:

kouitaad a ran adare ar bed, hag ez an d'an Tad.

29 E zisgibien a lavaraz dezan ; Setu brema e comzez sclêr, ha na leverez parabolen e-bed.

30 Brema ec'h ouzomp penaos e ouzod pep tra, ha penaos n'ec'h eus ked ezom e rafe den da interroji : dre-ze ni a gred penaos oud deued eus a Zoue.

31 Jesus a respontaz dezei ; Ha cridi a rit-hu brema?

32 Setu e teu an heur, ha dija ema deuet, e pehini e veot disperset pep hini en e du, hag em dilezot seul : mes n'oun ket seul, rag an Tad a zo ganen.

33 An traou-ma em eus lavared deoc'h, evit ma ho pezo ar peoc'h enoua. C'houi ho pezo affliesion er bed : mes kemerit courach, me em eus trec'hed ar bed.

## CHAB. XVII.

1 Jesus a lavaraz an traou-ze ; hag hen a zavaz e zaoulagad d'an env, hag a lavaraz ; O Tad, deued eo an heur ; glorifi da Vab, evit ma rai da Vab ive da c'hlorifia.

2 Hervez ma ec'h eus roed dezan galloud war an holl gig, evit ma roio ar vuez eternel da gemend hini ec'h eus roed dezan.

3 Hag an dra-ma eo ar vuez eternel, ma anavezind ac'hanod, ar seul gouir Zoue, ha Jesus Christ pehini ec'h eus caset.

4 Me em eus da c'hlorifiet war an douar ; peùr-chret eo ganen an œuvr ez poa roed d'in da oher.

5 Ha brema, ô Tad, glorifi ac'hanoun ganez da-unan eus ar gloar pehini em boa ganez araog ma oa ar bed.

6 Discleriet em eus da hanô d'an dud pere ec'h eus roed d'in eus ar bed : d'id e oant, hag ec'h eus o roed d'in : hag ind o deus mired da c'her.

7 Brema o deus gouezet penaos kement tra-henag ec'h eus roed d'in, a zeu ac'hanod.

8 Rag roed em eus dezei ar c'homsiou pere ec'h eus roed d'in ; hag int o deus resevet anezei ; hag o deus anavezet evit gouir penaos oun deued ac'hanod, hag o deus credet penaos ec'h eus va c'baset.

9 Me a bed evitei ; na bedan ked evid ar bed, mes evid ar re ec'h eus roed d'in, rag hei a zo d'id.

10 Ha kemend a zo d'in a zo d'id, hag ar pez a zo d'id a zo d'in : hag emoun glorifiet ennei.

11 Ha n'emoun mui er bed, mes ar re-ma a zo er bed, ha me az a d'az caout. O Tad santel, mir en da hanô ar re ec'h eus roed d'in, evit ma vezint unan, eveldomp ni.

12 E-pad ma oan gantei er bed, me em eus mired anezei en da hanô : mired em eus ar re ec'h eus roed d'in, ha

n'eus bet collet hini anezei, nemet mab ar gollidigez, evit ma vije accomplisset ar Scritur.

13 Mes brema ez an d'az caout, hag e lavaran an traouma er bed, evit m'o devezo va joa peur-leuniet ennei.

14 Me em eus roed da c'her dezei, bag ar bed en deus o c'haseed, abalamour n'iot ked eus ar bed, evel n'emoun ked va-unan eus ar bed.

15 N'az pedan ked d'o lemel eus ar bed, mes ma ri o miroud eus an droug.

16 N'emaiot ked eus ar bed, evel n'emoun ked eus ar bed.

17 Santifi anezei dre da ouirionez : da c'her eo ar ouirionez.

18 Evel ma ec'h eus va c'haset er bed, em eus ive o c'baset er bed

19 Hag en em zantifia a ran va-unan evitei, evit ma vezind ive santifiet dre ar ouirionez

20 Hogen na bedan ked evid ar re-ma hep-keo, mes ive evid ar re a gredo enoun dre o ger :

21 Evit ma vezind holl unan, evel ma'z oud, Tad, enoun, ha me enod; ma vezind ive unan enomp-ni : evit ma credo ar bed penaos ec'h eus va c'baset.

22 Ha roed em eus dezei ar gloar pehini ec'h eus roed d'in, evit ma vezind unan, evel ma'z omp-ni unan :

23 Me ennei, ha te enouo, evit ma vezint peûr-c'hrêd en unao, hag evit ma anavezo ar bed penaos ec'h eus va c'haset, hag ec'h eus caret anezei, evel ma ec'h eus caret ac'haoouo.

24 An Tad, evid ar re ec'h eus roed d'in, me a fell penaos el lec'h emoun e veot ive eno ganen; evit ma ouelint va gloar, pehini ec'h eus roed d'in, rag te ec'h eus va c'haret araog crouidigez ar bed.

25 O Tad just, hag ar bed n'en deus ket da anavezet; mes me em eus da anavezet, hag ar re-ma o deus anavezet penaos te ec'h eus va c'baset.

26 Ha me em eus roed da anaoud dezei da hanô, hag her roin-da anaoud; evit ma vezo ennei ar garantez gant pehini ec'h eus va c'haret, ha ma vezin-me ennei.

## CHAB. XVIII.

1 Goude m'eo doa Jesus lavared an traou-ze, hen az eaz gand e zisgibien en tu all da froud Sedroo, e pe lec'h e oa ur jardin, e pehini ez eaz hen hag e zisgibien.

2 Hogen Judas ive, pehini hen trahissaz, a anaveze al lec'h-ze; rag alies ez ee Jesus eno gand e zisgibien.

3 Judas eta, o veza kemered ur vanden soudarded ha serjanted eus a berz ar pen-velaien hag ar farizianed,

a zeuaz di gant lenternou, gant flambou, ha gand armou.

4 Ha Jesua, o c'houzout kement a dlie c'hoarvezout gantan, az eaz er meas, hag a lavaraz dezei; Piou a glaskit-hu?

5 Hei a respontaz dezan; Jesus a Nazareth. Jeaus a lavaraz dezei; Me eo. Ha Judas ive, pehini a drahisse anezan, a oa eno gantei.

6 Hogen kerkent a ma lavaraz dezei; Me eo, ec'h argilchond, hag e coueschond d'an douar.

7 Hen eta a c'houlenaz adare dezei; Piou a glaskit-hu? Hag hei a lavaraz; Jesua a Nazareth.

8 Jesus a respontaz; Lavared em eus deoc'h penaos eo me. Mar d-eo me eta a glaskit, lest ar re ma da vond kouit.

9 Evit me vije accomplisset ar gomz-ma en doa lavaret; Eus ar re ec'h eus roed d'in, n'em eus collet nicun.

10 Neuze Simon Per, ha gantan ur c'hleze, a dennaz anezan, hag a scoaz gant mevel ar beleg-braz, hag a drouc'haz e scouarn deou. Hag hanô ar mevel-ze oa Malchus.

11 Mes Jesus a lavaraz da Ber; Laka da gleze en e c'houm: ha na evin-me ked ar c'hop en deus roed an Tad d'in?

12 Neuze ar vanden soudarded, hag ar c'habiten, ha serjanted ar Judevien a gemeraz Jesus, hag a ereaz anezan,

13 Hag e caschond anezan da genta da Annas, rag hen a oa tad-caer da Caifas, pehini a oa beleg-braz ar bloaz-ze.

14 Hogen Caifas a oa an hini en doa roed en ali d'ar Judevien, penaos e oa talvoudec e varvche un den evid ar bobl.

15 Hogen Simon Per, hag an disgibl all, a heuliaz Jesus: hag an disgibl-ze a oa anavezet gand ar beleg-braz, hag ec'h antreaz gant Jesus e lez ar beleg-braz.

16 Mes Per a choumaz en diaveaa oud an nor. Neuze an disgibl all-ze, pehini a oa anavezet gand ar beleg-braz, az eaz er meas, a gomzaz gand er borsieres, hag a lekeaz Per da vond ebarz.

17 Neuze ar plac'h borsieres-ze a lavaraz da Ber; Ha n'oud-de ked ive eus a zisgibien an den-ze? Hag hen a lavaraz; N'oun ket.

18 Hogen ar servicherien hag ar serjanted, o veza grêt tân, rag iên e oa, en em zalc'he eno, hag en em domme: he Per a oa gantei, hag en em domme.

19 Neuze ar beleg-braz a interrojaz Jesus diwarben e zisgibien, ha diwarhen e gelenadurez.

20 Jesus a respontaz dezan; Comzet em eus selêr d'ar bed; kelened em eus bepred er sinagog hag en templ, e pe lec'h en em zastum an

holl Judevien ; ha n'em eus laveret netra e-cuz.

21 Perag ec'h interrojez ac'hanoun me ? Interroj ar re o deus clevet ar pez em eus lavaret dezei ; setu ar re-ze a ôar petra em eus lavaret.

22 Hogen pa en doe lavaret kement-se , unan eus ar serjanted a roaz ur javedad da Jesus, o lavaroud ; Hag evel-se eo e respontez-te d'ar beleg-braz ?

23 Jesus a respontez dezan, Ma em eus lavared droug, ro testeni eus an droug , mes ma em eus lavaret mâd, perag e scoez ac'hanoun ?

24 Hag Annas en doa caset anezan ereet da Gaifas ar beleg-braz.

25 Hogen Simon Per a oa en e za o tomma : hag e leverjond dezan , Ha n'oud-de ked ive eus e zisgibien ? Hen a nac'haz , hag a lavaraz ; N'oun ket.

26 Unan eus a zervicherien ar beleg-braz , câr d'an hini en doa Per troue het e scouarn dezan, a lavaraz dezan ; Ha n'em eus-me ket gouelet ac'hanod gantan er jardin ?

27 Neuze Per a nac'haz adare : ha rag-tal ar c'hilec a ganaz,

28 Neuze e caschont Jesus eus a Gaifas d'ar pretouar : hag ar beure e oa : ha n'az ejont ked o-unan er pretouar, evit n'en em souilchent kat , ha ma heljend dibri ar pask.

29 Rag-se Pilat a zeuaz er meas d'o c'haoud, hag a lavaraz dezei ; Pe accusasion a zougit-hu a-enep an den-ma?

30 Hei a respontaz hag a lavaraz dezan , Ma na ve ket heunes un droug - oberer , n'hor bije ket livred anezan d'id.

31 Neuze Pilat a lavaraz dezei ; Kemerit-hen hoc'h-unan, habarnit-hen hervez ho lezen. Rag-se ar Judevien a lavaraz dezan ; N'eo ket permetet deomp lakaad den d'ar marô

32 Evit ma vije accomplisset ger Jesus , pehini a lavaraz, o sinifia a be varô e tlie mervel.

33 Pilat eta e antreaz adare er pretouar , hag a c'halvaz Jesus, hag a lavaraz dezan ; Ha te eo roue ar Judevien ?

34 Jesus a respontaz dezan ; Hag ec'hanod da-unan eo e leverez-te kement-se, pe re all o deus hel lavared d'id ac'hanoun ?

35 Pilat a respontaz ; Hag ur Judeô oun me? Da nasion da-unan hag er pen-veleien o deus da livred d'in ; petra ec'h eus-te grêt ?

36 Jesus a respontaz ; Va rouantelez n'ema ked eus ar bed-ma. Ma vije va rouantelez eus ar bed-ma, va zud o divije combatet evit na vijen ket livred d'ar Judevien : mes brema va rouantelez n'ema ked ac'han.

37 Rag-se Pilat a lavaraz dezan ; Neuze 'ta oud roue ? Jesus a respontaz ; Te hel

lavar, penaos oun roue Evid an dra-ze eo oun ganet, hag evid an dra-ma oun deued er bed, evit ma rofen testeni d'ar wirionez. Kement hini a zo eus ar wirionez a zelaou va moues.

38 Pilat a lavaraz dezan ; Petra eo ar wirionez ? Ha goude m'en doa lavaret kement-se, hen az eaz er meas adare da gaoud ar Judevien, hag a lavaraz dezei ; Na gavan goall e-bed en den ze.

39 Mes bez' hoc'h eus ur boaz e laoskfen ur *prizonier* deoc'h da bask ; ha c'houi a fell deoc'h eta e laoskfen deoc'h roue ar Judevien ?

40 Neuze e crijont holl adare, o lavaroud ; Ne ked he-ma, mes Barabbas. Hogen Barabbas a oa ul laer.

## CHAB. XIX.

1 Neuze eta Pilat a gemeraz Jesus, hag a scourjezaz anezan.

2 Hag ar zoudarded, o veza goueet ur guruuen spern, a lekeaz anezei war e ben, hag e lekejond en-dro dezan ur vantel bourpr ;

3 Hag e lavarent ; Salud, roue ar Judevien ; hag e roent carvanadou dezan.

4 Pilat eta az eaz er meas adare, hag e lavaraz dezei ; Setu e casan anezan er meas deoc'h, evit ma ouezot penaos n'em eus cavet goall e-bed ennan.

5 Jesus eta a zeuaz er meas, en eur zougen ar gurunen spern hag ar vantel bourpr. Ha *Pilat* a lavaraz dezei ; Setu an den.

6 Mes pa oa welaz ar penveleien hag o zud anezan, e crijont, en eur lavaroud ; Crusifi, crusifi anezan ! Pilat a lavaraz dezei ; Kemerithen, c'houi, ha crusifit anezan ; rag me na gavan goall e-bed ennan.

7 Ar Judevien a respontaz dezan ; Bez' hon eus ul lezen, hag hervez hol lezen, hen a zle mervel, abalamour ma eo en em c'hret Mab Doue.

8 Pa glevaz eta Pilat ar gomz-ze, en doa muï a aoun.

9 Hag hen a antreaz adare er pretouar, hag a lavaraz da Jesus ; A be lec'h oud-de ? Mes Jesus na roaz respont e-bed dezan.

10 Rag-se Pilat a lavaraz dezan ; Na gomzez-te ked ouzin-me ? Ha na ouzod-de ket penaos em eus ar galloud d'as crusifia, hag em eus ar galloud da leuskel ac'hanod ?

11 Jesus a respontaz ; Te n'az pe galloud e-bed warnoun, ma na vije het roed d'id eus an neac'h : dre-ze an hini en deus va livret d'id en deus brasoc'h pec'hed.

12 Diwar-neuze Pilat a glaske leuskel anezan ; mes ar Judevien a grie, o lavaroud ; Mar laoskez hennes, n'oud

ket mignon da Gezaz ; rag piou-henag en em c'hra roue, a gomz a-enep Kezar.

13 Pa glevaz eta Pilat ar gomz-ze, hen a gasaz Jesus er meas, hag a azezaz war e varn-gador, el lec'h hanvet Pave, hag en behrach Gabbatha :

14 (Hogen preparasion ar pask e oa, ha war-dro ar c'houec'hved heur) : hag hen a lavaraz d'ar Judevien, Setu ho roue.

15 Mes hei a grie; Lam, lam-*hen*, crusifi anezan? Pilat a lavaraz dezei; Ha crusifia a rin-me ho roue? Ar pen-veleien a respontaz; N'hon eus roue e-hed nemet Kezar.

16 Rag-se hen a livraz anezan dezei evit beza crusifiet. Hag hei a gemeraz Jesus, hag e caschond anezan kouit.

17 Hag en eur zougen e groaz, hen a zortiaz d'al lec'h galvet *lec'h* ar Glopen, hag a zo galvet en behrach Golgotha :

18 E pe lec'h e crusifljond anezan; ha daou all gantan, unan a bep tu, ha Jesus er c'hreiz.

19 Ha Pilat a reaz ur scrid, hag hel lekeaz a-uz ar groaz. Ha bez' e oa scrivet warnezan. JESUS A NAZARETH, ROUE AR JUDEVIEN.

20 Calz eta eus ar Judevien a lennaz ar scrid-ze, rag al lec'h e pehini e oa crusifiet Jesus a oa tost da gêr : hag e oa scrivet en hebrach, en grek, hag en latin.

21 Rag-se pen-veleien ar Judevien a lavaraz da Bilat; Na scriv ket, Roue ar Judevien, mes ma en deus-hen lavaret; Roue ar Judevien oun.

22 Pilat a respontaz; Ar pez em eus scrivet, em eus scrivet

23 Neuze ar zoudarded, goude m'o doe crusifiet Jesus, a gemeraz e zillad, hag e rejont peder loden, unan evit pep hini eus ar zoudarded; hag *e kemerchond ive* e zae. Hogen e zae a oa hep gri, hag eus a ur oueaden adaleg an neac'h beteg an traôn.

24 Rag-se e leverjond an eil d'egile; Na rogomp ked anezi, mes tennomp d'ar sort da biou e vezo. Evit ma vije accomplisset ar Scritur, pehini a lavar; Partajet o deus va dillad etrezei, hag o deus taolet va zae d'ar sort. Ar zoudarded eta a reaz kement-se

25 Hogen bez' e oa en o za tost da groaz Jesus, e vam, ha c'hoar e vam, Mari *greg* Cleopas, ha Mari Madalen.

26 Jesus eta o oueled e vam, hag eno e kichen an disgibl pehini a gare, a lavaraz d'e vam; Greg, setu da vab.

27 Neuze e lavaraz d'an disgibl; Setu da vam. Hag adaleg an heur-ze, an disgibl-ze he c'hemeraz d'e di.

28 Goude-ze Jesus, o c'hou-

zout penaos e oa dija peûr-c'hrêt pep-tra, evit ma vije accomplisset ar Scritur, a lavaraz ; Sec'hed em eus.

29 Hogen bez' e oa eno ur vessel leûn a ouinegr: hag hi a leuniaz ur spoue a ouinegr, hag o veza e lekeed da ben ur gorsen a doa sicadez en-dro, e lougebond anezi oud e c'henou.

30 Pa en doa eta Jesus kemered ar gouinegr, e lavaraz: Peûr-c'hrêd eo. Hag o veza soublet a ben, e roaz ar apered.

31 Hogen ar Judevien, evit na choumche ked ar c'horfou war ar groaz en deiz ar sabbat, o veza ma oa ar breparasion (rag un deiz braz e oa ar sabbat-ze), a bedaz Pilat da lakaad terri o diouc'har, ha d'o lemel.

32 Rag-se a tauaz ar zoudarded, hag a doraz o diouc'har d'ar c'henta, ha d'egile pehini a oa bet crusifiet gantan.

33 Mes o veza deued da Jesus, pa oueljont penaos e oa dija marô, na dorjont ked e ziou-c'har dezan.

34 Hogen unan eus ar zoudarded a doullaz e gostez gand ul lans, ha rag-tal e teuaz anezan goâd ha dour.

35 Hag an hini en deus goueled a ro testeni, hag e desteni a zo gouir ; rag hen a ôar penaos e lavar gouir, evit ma credot.

36 Rag an traou-ze a zo c'hoarvezet, evit ma vije accomplisset ar Scritur; Na vezo tored ascorn e-bed dezan.

37 Ha c'hoas ur Scritur all a lavar ; Goueled a raind an hini o deus toullet.

38 Hogen goude-za Josef a Arimathe (o veza un disgibl da Jesus, mes e-cuz, gand aoun rag ar Judevien) a bedaz Pilat ma helje lemel corf Jesus : ha Pilat a bermetaz dezan. Dond a eure 'ta, hag e kemeraz corf Jesus.

39 Ha Nicodemus, pehini da genta a oa deued da gaout Jesus en nos, a zeuaz ive, o tigas gantan ur c'hemmesg a virr hag aloes, war-dro cant lur.

40 Kemered a rejont eta corf Jesus, hag e hamchond anezan a lienenou gant louzou-c'houes-vâd, evel ma eo kiz ar Judevien da sebelia.

41 Hogen bez' e oa ur jardin el lec'h ma oa bet crusifiet, hag ebarz ar jardin-ze ur bez nevez, en pehini ne oa bet c'hoas lekeed den.

42 Lakaad a rejont eta Jesus eno, abalamour da breparasion ar Judevien, dre ma oa tost ar bez.

## CHAB. XX.

1 Hogen an *deiz* kenta eus ar sizun, Mari Madalen a zeuaz beure mâd, ha pa oa c'hoas teval, etrezeg ar bez ; hag e ouelaz ar mean lamet diouz ar bez.

2 Rag-se hi a redaz, hag a zeuaz da gaout Simon Per, hag an disgibl all-ze a gare Jesus, hag a lavaraz dezei, Douget kouit o deus an Aotrou eus ar bez, ha na ouzomp ket pe lec'h o deus lekeed anezan.

3 Per eta az eaz er meas, hag an disgibl all, hag ez ejond d'ar bez.

4 Hag ind a rede o daou assambles: hag an disgibl all ze a redaz buanoc'h eget Per, hag a zeuaz ar c'henta d'ar bez;

5 Hag o veza pleget evit selled, e ouelaz al lienenou d'an douar: coulsgoude na'z eaz ked ebarz.

6 Neuze Simon Per, pehini a zeue war e lerc'h, a erruaz hag az eaz er bez, hag a ouelaz al lienenou d'an douar,

7 Hag al lienen a oa bet war e ben, pehini ne oa ket le keed gand al lienenou all, mes a oa pleget en ul lec'h a-du.

8 Neuze an disgibl all-ze, pehini a oa deued ar c'henta d'ar bez, az eaz ive ebarz; hag e ouelaz, hag e credaz.

9 Rag na anavezent ket c'hoas ar Scritur, penaos e tlie hen resussita dioud ar re-varó.

10 Neuze an disgibien a zistroaz d'ar gêr.

11 Mes Mari a choume ar meas e-tal ar bez o ouela: *hag* evel ma ouela, e plegaz evit selled er bez,

12 Hag e ouelaz daou êl en gouen azezet, unan ouc'h ar pen, hag egile ouc'h an treid, el lec'h ma oa bet gourvezet corf Jesus.

13 Hag hei a lavaraz dezi; Greg, perag e ouelez te? Hi a lavaraz dezei; Abalamour ma o deus douget kouit va Aotrou, ha na ouzon ket pe lec'h o deus e lekeed.

14 Hag o veza lavaret kement-se, hi a zistroaz adre, hag e ouelaz Jesus en e za; mes na ouie ked e oa Jesus.

15 Jesus a lavaraz dezi; Greg, perag e ouelez-te? piou a glaskez? Hi, o cridi penaos e oa ar jardiner, a lavaraz dezan; Aotrou, mar d-eo te ec'h eus e zouget kouit, lavar d'in pe lec'h ec'h eus e lekeed, hag e kemerin anezan.

16 Jesus a lavaraz dezi; Mari. Hag hi, o veza troet, a lavaraz dezan; Rahboni, da lavaroud eo, Kelener.

17 Jesus a lavaraz dezi; Na douch ked ac'hanoun, rag n'oun ket c'hoas piniet etreze va Zad; mes kea da gaout va breudeur, ha lavar dezei; Piniad a ran etreze va Zad hag ho Tad, va Doue hag ho Doue

18 Mari Madalen a zeuaz da annonsi d'an disgibien penaos e doa goucled an Aotrou, hag en doa lavaret an traou-ze dezi.

19 War ar pardaez eus an deiz-ze, pehini oa ar c'henta eus ar sizun, an noriou eus al lec'h en pehini e oa

assamblet an disgibien o veza serret, gand aoun rag ar Judevien, Jesus a zeuaz, hag en em zalc'haz er c'hreiz, hag a lavaraz dezei; Ar peoc'h deoc'h!

20 Hag o veza lavaret an dra-ze, hen a ziscouezaz dezei e zaouarn hag e gostez. An disgibien eta a oe rejouisset braz pa oueljond an Aotrou.

21 Ha Jesus a lavaraz adare dezei; Ar peoc'h deoc'h! Evel ma en deus an Tad caset ac hanoun, evel-se ive e casan-me ac hanoc'h.

22 Ha pa en doa lavaret kement-se, hen a c'houezaz warnezei, hag a lavaraz dezei; Resevit ar Spered-Santel.

23 Da biou-benag e pardonot ar bec'hejou, e vezint pardonet dezei; hag ar re da bere e talc'hot anezei, e vezint dalc het dezei.

24 Hogen Tomas, unan eus an daouzec, galvet Didimus, ne oa ket gantei pa zeuaz Jesus

25 An disgibien all a lavaraz eta dezan; Ni hon eus goueled an Aotrou. Mes hen a lavaraz dezei; Ma na ouelan en e zaouarn merkou an tachou, ha ma na lakaan va biz e merk an tachou, ha ma na lakaan va dorn en e gostez, na gredin ket.

26 Hag eiz deiz goude, a zisgibien a oa adarc en ti, ha Tomas gantei. Jesus a zeuaz, an noriou o veza serret, hag en em zalc'haz er c'hreiz, hag e lavaraz; Ar peoc'h deoc'h!

27 Neuze hen a lavaraz da Domas; Doug da viz ama, ha gouel va daouarn; hag asten da zorn, ha laka-hen em c'hostez; ha na vez ked discredic, mes creder.

28 Ha Tomas a respontaz hag a lavaraz dezan; Va Aotrou ha va Doue!

29 Jesus a lavaraz dezan; Abalamour ma ec'h eus va gouelet, Tomas, ec'h eus credet eurus ar re n'o deus ket gouelet, hag o deus credet.

30 Hag evit-gouir Jesus a reaz dirag e zisgibien calz a sinou all, pere n'int ket scrivet el levr-ma.

31 Hogen an traou-ma a zo bet scrivet, evit ma credot penaos Jesus eo ar C'hrist, Mab Doue, hag o cridi m'ho pezo ar vuez en e hanó.

## CHAB. XXI.

1 Goude-ze Jesus en em ziscouezaz adare d'an disgibien tost da vôr Tiberiad: hag evel-hen en em ziscouezaz.

2 Simon Per, ha Tomas galvet Didimus, ha Nathanael pehini a oa eus a Gana en Galile, ha mipien Zebede, ha daou all eus e zisgibien, a oa assambles.

3 Simon Per a lavaraz dezei, Mond a ran da besketa. Hag hei a lavaraz dezan; Mond a reomb ive ganez. Hag ez ejont, hag e pinjont

rag-tal en ar vâg; mes en noz-ze na dapehond netra.

4 Hogen pa oa dened ar beure, Jesus en em gavaz war an aot; mes an disgibien na ouient ket penaos e oa Jesus.

5 Rag-se Jesus a lavaraz dezei, Bugale, ha n'boc'h eus-hu ket peadra da zibri? Hei a respontaz dezan; Nan.

6 Hag hen a lavaraz dezei; Taolid ar roued en tu deou eus ar vâg, hag e kefot E deurel a rejont eta, ha na hellent mui e denna, abalamour d'ar c'hantite braz a besked.

7 Rag-se an disgibl a gare Jesus a lavaraz da Ber; An Aotrou eo. Neuze pa glevaz Simon Per penaos a oa an Aotrou, e lekeaz e zae war-c'horre, rag noaz e oa, hag en em daolaz er môr

8 An disgibien all a zeuaz er vâg (rag na oant ket pell diouc'h an douar, mes war-dro daou c'hant ilinad), o tenna ar rouedad pesked.

9 Ha pa oend diskenet d'an douar, e oueljont glaðu beô, ha pesked warnezan, ha bara.

10 Ha Jesus a lavaraz dezei; Digasit eus ar pesked boc'h eus tapet brema.

11 Simon Per a biniaz, hag a dennaz ar roued d'an douar, hag hen leûn a gant tri hag hanter cant pesk braz. Ha betra-benag ma oa kement, na doraz ked ar roued.

12 Jesus a lavaraz dezei; Deuit, *ha* leinit Mea bini eus an disgibien na gredaz goulen digantan; Piou oud-de? o c'houzout penaos e oa an Aotrou.

13 Jesus eta a dostaaz, hag a gemeraz bara, hag e roaz dezei, ha pesked en hevelep doare.,

14 Hou-ma eo dija an deirved goueich en doa Jesus en em ziscouezet d'e zisgibien goude ma oe resussitet a varô.

15 Goude eta ma en doe leinet, Jesus a lavaraz da Zimon Per; Simon *mab* Jona, ha caroud a rez ac'hanoun muioc'h eged ar re-ma? Hen a lavaraz dezan, Ia, Aotrou, gouzoud a rez e caran ac'hanod. Jesus a lavaraz dezan; Pask va oaned.

16 Lavaroud a reaz dezan c'hoas un eil goueich: Simon mab Jona, ha caroud a rez ac'hanoun? Hen a lavaraz dezan; Ia, Aotrou, gouzoud a rez penaos e caran ac'hanod. Jesus a lavaraz dezan; Mes va denved.

17 Lavaroud a reaz dezan an deirved goueich; Simon mab Jona, ha caroud a rez ac'hanoun? Per a oe glac'haret, abalamour ma lavaraz an deirved goueich, Ha caroud a rez ac'hanoun? Hag hen a lavaraz dezan; Aotrou, te a ôar pep tra; gouzoud a rez penaos e caran ac'hanod. Jesus a lavaraz dezan; Pask va denved.

18 E gouirionez, e gouir-

ionez e lavaran d'id ; Pa oaz iaouank , te en em c'hourize da-unan, hag ez eez el lec'h ma felle d'id ; mes pa vezi coz, ec'h astenni da zaouarn, hag un all a rai da c'houriza, hag e caso ac'hanod el lec'h na fello ked d'id

19 Hogen hen a lavaraz an dra ze , o rei da anaoud dre he varô e tlie glorifia Doue. Hag o veza lavaret kement-se, hen a lavaraz dezan ; Heul ac'hanoun.

20 Neuze Per, o veza troet, a ouelaz o tond war lerc'h an disgibl pehini a gare Jesus, ha pehini er goan a c'hourveze war hoez e askre , hag en doa lavaret dezan ; Aotrou, piou eo an hini a drahisso ac'hanod ?

21 Ha Per o oueled anezan, a lavaraz da Jesus ; Aotrou , hag he-ma , petra a zeuo ?

22 Jesus a lavaraz dezan ; Mar fell d'in e choumfe bete ma teuin, pe vern d'id ? Te, heul ac'hanoun.

23 Dre-ze ar brûd a redaz e-touez ar vreudeur , penaos an disgibl-ze na varvche ket. Coulsgoude Jesus n'en doa ket lavaret dezan ; Na varvo ket , mes , Mar fell d'in e choumfe bete ma teuin, pe vern d'id ?

24 He-ma eo an disgibl ze pehini a ro testeni diwarben an traou-ma , hag en deus scrivet an traou-ma ; ha gouzoud a reomp penaos e desteni a zo gouir.

25 Hogen hez' ez eus c'hoas calz a draou all grēt gant Jesus, ha ma ve scrivet pep hini anezei, na gav ked d'in e helfe memea ar bed e-unan derc'hel al levriou a ve scrivet. Amen.

---

# OBERIOU AN EBESTEL.

## CHABISTR I.

1 An danevel genta em eus grēt, o Theofil , diwarben an holl draou e commansaz Jesus da ober ha da gelen ,

2 Beteg an deiz ma oe savet *en env* goude m'en doa roed e gemenou , dre ar Spered-Santel , d'e ebestel pere en doa choaset ;

3 Da bere ive en em ziscouezaz beô goude e hassion, gant calz a breuvenou assuret, o veza gouelet gantei e-pad daou-ugend devez , hag o

comza eus an traou a zell ouc'h rouantelez Doue.

4 Hag o veza assamblet anezei, hen a c'horc'hemenaz dezei n'az ajent ket kouit eus a Jerusalem, mes gortoz promessa an Tad, pehini, *emezan*, hoc'h eus elevet diganen-me.

5 Rag Ian evit-gouir a vadeze en dour, mes c'houi a vezo badezet er Spered-Santel abarz nemeur a zeisiou.

6 Hag hei eta, o veza deued assambles, a c'houlenaz digantan, o lavaroud; Aotrou, hag en amzer-ze eo e retablissi rouantelez Israel ?

7 Hogen hen a lavaraz dezei; N'ema ked deoc'h-hu da anaoud an amzeriou pe ar sezoniou pere en deus an Tad mired en e c'halloud e-unan.

8 Mes c'houi a resevo galloud, pa zeuo ar Spered-Santel warnoc'h, hag e veot testou d'in e Jerusalem, hag en holl Jude hag er Samari, ha bete pen-pell ar bed.

9 Ha goude m'en doe lavaret kement-se, e oe savet d'an neac'h hag ind o selled, hag ur goabren a gemeraz anezan a zirag o daou lagad.

10 Hag evel ma sellent piz war zu an env e-pad ma save d'an neac'h, setu daou zen, gouisket en gouen, en em gavaz en o c'hichen,

11 Pere a lavaraz; Tud a C'halile, perag e choumit-hu o selled d'an env ? Ar Jesus-ze, pehini a zo bet savet diganeoc'h en env, a zeuo evel-se er memes doare ha ma hoc'h eus goueled anezan o vond en env.

12 Neuze e tistrojond da Jerusalem, eus ar menez a c'halver Olived, pehini a zo eus a Jerusalem *hed* hend un *devez* sabbat.

13 Ha pa oend antreet, e pinchond en ur gampr a-uz, e pe lec'h e choume Per, ha Jakes, ha Ian, hag Andre, Filip ha Tomas, Barthelemi ha Maze, Jakes, *mab* Alfe, ha Simon Zelotes, ha Judas *breür* Jakes.

14 Ar re-ma holl a gendalc'he a-unvan er beden hag e supplicasion, gand ar groagez, ha Mari mam Jesus, ha gand e vreudeur.

15 Hag en deisiou ze Per a zavaz e creiz an diskibien, hag a lavaraz (ha niver an hanoiou assamblet o oa war dro c'houec'h ugend);

16 Tud breudeur, red e oa e vije accomplisset ar Scritur-ma, pehini en deus raglavared ar Spered-Santel dre c'henou David, diwarben Judas, pehini a oe blenier d'ar re a gemeraz Jesus

17 Rag countet e oa bet en hon touez, hag en doa bet lod er servich-ma.

18 He-ma 'ta evit-gouir, o veza prenet ur park gant gôpr an injustis, a gouezaz d'an traôn, hag a darzaz dre greiz, hag e holl entrailhou a zilamaz er meas.

19 Ha kement-ma a zo bet

anavezet gand holl habitantet Jerusalem, en hevelep doare ma eo galvet ar park-se, en o langach o-unan, Hakeldama, da lavaroud eo, Park ar goâd.

20 Rag scrived eo en levr ar Salmou ; Ra vezo e gêr dezert, ha na vezet den hag a choum enni : ha, Ra gemero un all e evesiadurez.

21 Rag-se red eo penaos, eus an dud a zo bet ganeomp e-pad an holl amzer ma eo hed an Aotrou Jesus o vond ebarz hag er meas en hon touez,

22 O commans adaleg badiziant Ian beteg an deiz ma eo het savet diganeomp, e ve unan anezei lekeed da dest ganeomp eus e resurrecsion.

23 Hag int a brezantaz daou, Josef hanvet Barsabas, pehini a oa lez-hanvet Just, ha Mathias.

24 Hag hei a bedaz, en eul lavaroud ; Te, Aotrou, pehini a anavez calonou an holl, discouez pehini eus an daou-ma ec'h eus choaset,

25 Evit ma en devezo lod er servich hag en ahostolach-ma, eus a behini e faziaz Judas, evit mond en e lec'h e-unan.

26 Hag e taolchond anezei d'ar sort, hag ar sort a gouezaz war Mathias, hag e oe countet gand an unneg ahostol.

## CHAB. II.

1 Pa oa peûr-zeuet deiz ar pentecost, bez' e oant holl a-unvan en ur memes lec'h.

2 Hag e c'hoarvezaz en-untaol un trouz eus an env, henvel oud ur bar-avel o c'houeza cre, hag a leuniaz an ti holl e pehini e oant azezet.

3 Hag en em ziscouezaz dezei teodou rannet, evel a dân, hag en em lekeaz war bep hini anezei ;

4 Hag e oent holl leuniet eus ar Spered-Santel, hag e commanschont comza langachou all, bervez ma roe ar Spered al lavar dezei

5 Hogen bez' e oa o sejourni e Jerusalem Judevien, tud a zoujans Doue, eus a bep nasion dindan an env.

6 Ha pa oe skiniet ar vrûd eus a gement-se, ar foul tud en em assamblaz, hag e oent saouzanet, abalamour ma rea pep hini o c'hleved o comza en e langach e-unan.

7 Hag e oant holl souezet hag en admirasion, o lavaroud an eil d'egile ; Setu ar re-ma pere a gomz, ha n'int-ei ked holl Galileed ?

8 Penaos eta e ra pep-hini ac'hanomp cleved anezei en hol langach hon unan e pehini emomp ni ganet ?

9 Ar Parted, ar Medianed, an Elamited, hag ar re a choum er Mesopotami, er Jude, er C'hapadosi, er Pont, hag en Azi,

10 Er Friji, hag er Pamfili, en Ejipt, hag er c'har-

terіou eus a Libi a zo tost da Ziren, hag estranjourien eus a Rom ,

11 Judevien ha prozelited, Creted hag Arabed, o c'hleved a reomp o lavaroud en hol langachou an oberiou braz a Zoue ?

12 Hag e oant holl souezet meurbed, ha na ouient petra da zonjal , o lavaroud an eil d'egile; Petra a sinifi an drama ?

13 Mes re all , oc'h ober goap, a lavare ; Leùn int a ouin c'houec.

14 Mes Per , o sevel gand an unneg, a zavaz e voues , hag a gomzaz outei ; Tud Judevien, ha *c'houi* holl pere a choum en Jerusalem , ra vezo kement-ma anavezet ganeoc'h , ha selaouit gand evez va c'homsiou.

15 Rag ar re-ma n'emaint ket mezô, evel ma supposit ; rag n'ema *nemed* an deirved heur eus an deiz

16 Mes an dra-ma eo ar pez a zo bet lavared dre ar profed Joel ;

17 Ha bez' e c'hoarvezo en deisiou diveza , eme Doue , e sculin eus va Spered war bep kig ; hag ho mipien hag ho merc'hed a brofetizo , hag ho tud iaouank a ouelo goueledigesiou , hag ho tud-coz a huvreo huvreou.

18 Hag en deisiou-ze e sculin eus va Spered war va servicherien ha war va servicherezed, hag e profetizint;

19 Hag e roin burzudou ouc'h kreac'h en env, ha sinion d'an traôn war an douar, goâd , tân , ha mogeden a voged :

20 An heol a vezo troed e tevalien , hag al loar e goâd, abarz ma teuo devez braz ha glorius an Aotrou.

21 Hag e c'hoarvezo penaos piou-benag a c'halvo banô an Aotrou , a vezo salvet

22 Tud a Israel , clevid ar geriou-ma ; Jesus a Nazareth, un den approuvet gand Doue en ho touez , dre ar c'halloudou , hag ar vurzudou , hag ar siniou , en deus Doue grêd drezan en ho creiz , evel ma ouzoc'h hoc'h-unan ;

23 Hen , o veza livret dre gonseil determinet ha ragouiziegez Doue, hoc'h eus kemered , ha dre zaouarn fall hoc'h eus staget oud ar groaz ha lazet ;

24 He-ma en deus Doue resussitet , o veza lamet goueutrou ar marô , rag ne oa ket possubl e vije dalc'het gantan.

25 Rag David en deus lavared diwar e ben ; Goueled a rean bepred an Aotrou diragoun ; rag en tu deou d'in ema , evit na ven ket branselle: ;

26 Dre-ze eo en em rejouisset va c'halon , hag en deus va zeod lamet gand ar joa ; ha memes va c'hig a reposo en esperans.

27 Rag na zilezi ket va ene

en disgouel-lec'h, ha na hermeti ked e ouelfa da Zant ar vreinadurez.

28 Roed ec'h eus da anaoud d'in hend ar vuez; va leunia a ri a joa gand da brezans.

29 Tud breudeur, permeted eo d'in comza gant frankiz ouzoc'h diwarben an tad-braz David, penaos eo marô ha beziet, hag ema e vez en hon touez beteg hirio.

30 Rag-se o veza profed, hag o c'houzout penaos en doa Doue touet dezan gant le, penaos eus a frouez e groazel, hervez ar c'hig, e raje sevel ar C'hrist evid azeza war e drôn;

31 En eur oueled araog, hen a gomzaz eus a resurrecsion ar C'hrist, penaos n'eo ket bet lezet e ene en disgouel-lec'h, ha o'en deus ked e gig goueled ar vreinadurez.

32 Doue en deus resussitet ar Jesus-ze; ni holl omp testou eus a gement-se.

33 Rag se o veza bet savet dre zorn deou Doue, hag o veza resevet digand an Tad ar bromessa eus ar Spered Santel, seuliet en deus an dra ma a ouelit hag a glevit brema.

34 Rag David n'eo ket piniet en envou; mes hen e-unan a lavar; An Aotrou en deus lavared d'am Aotrou; Azez a zeou d'in,

35 Bete ma likin da enemied da scabel d'az treid.

36 Ra ouezo eta holl di Israel a-dra-sur, penaos Doue en deus grêd da Aotrou ha da Grist ar Jesus-ze pehini hoc'h eus crusifiet.

37 Pa glevchont *kement-se*, e oent treuzet d'o c'halon, hag e leverchont da Ber ha d'an ebestel all; Tud breudeur, petra a raimp-ni?

38 Ha Per a lavaraz dezei; En em gonvertissit, ha ra vezo badezet pep hini ac'hanoc'h en hanô Jesus Christ, e remission ar bec'hejou; hag e resevot donezon ar Spered Santel.

39 Rag ar bromessa a zo deoc'h ha d'ho pugale, ha d'ar re holl a zo pell, kement ha ma c'halvo an Aotrou hon Doue.

40 Ha dre galz a gomsiou all e testeniaz hag ec'h exhortaz, o lavaroud; En em zaveteit diouc'h ar ouen fall ze.

41 Ar re eta a resevaz e c'her gant joa, a oe badezet: hag e oe ajoutet en deiz-ze war-dro tri mil ene.

42 Hogen bei a gendalc'he e kelenadurez an ebestel, hag er gen unvaniez, hag e torradur ar bara, hag er pedenou.

43 Hag e teuaz aoun da bep ene, ha calz a varzudou hag a sinaou a oa grêt gand an ebestel.

44 Hag ar re holl a grede a oa assambles er memes lec'h, hag o doa pep tra e commun;

45 Hag e ouerzend o fosessionou hag o madou, hag e darnaouent anezei d'an holl,

hervez an ezom en doa pep-hini.

46 Ha bemdez e oant dalc'h-mâd a-unan en templ, hag o terri bara a di-e-ti, e kemerend o boued gant levenez ha gand eeunder a galon,

47 O veuli Doue, hag o veza en gras gand an holl bobl. Hag an Aotrou a ajoute bemdez d'an iliz ar re-zalvet.

## CHAB. III.

1 Hogen d'ar c'houls-ze Per ha Ian a bignie d'an templ da heur ar heden, d'an naoved heur.

2 Hag un den cam a gov e vam a zouged, hag a lekeed bemdez e-tâl dor an templ, a c'halved ar Gaer, evit goulen aluzen digand ar re a antree en templ.

3 Hen-ma, pa ouelaz Per ha Ian o vond da antren en templ, a c'houlenaz aluzen.

4 Mes Per en eur zellet piz outan gand Ian, a lavaraz; Sell ouzomp.

5 Hag hen a zelle gand evez outei, oc'h esperout caoud un dra-benag digantei.

6 Neuze Per a lavaraz *dezan;* Arc'hand hag aour n em eus ket; mes ar pez em eus, her rei a rau d'id: En hanô Jesus Christ a Nazareth, saô ha bale

7 Hag o veza croget en e zorn deou, e savaz *anezan;* ha rag-tal e dreid hag e zaoufern a zeuaz cre.

8 Hag hen oc'h ober ul lam a zavaz, hag a valeaz, ha mond a reaz en templ gantei, o vale, o lamout, hag o veuli Doue.

9 Hag an holl bobl a ouelaz anezan o vale hag o veuli Doue:

10 Hag ec'h anavezent penaos hen eo a oa an hini a oa azezet oud dor Gaer an templ evit goulen aluzen; hag e oent leun a zouez hag a estlam gand ar pez a oa c'hoarvezet gantan.

11 Hag evel ma rea ar c'ham a oa bet pareet derc'hel crog en Per ha Ian, an holl bobl souezet braz a redaz d'o c'haoud er porchet a c'halveur *porchet* Salomon.

12 Mes Per, o ouelet kement se, a lavaraz d'ar bobl; Tud a Israel, perag oc'h-hu souezet eus a gement-ma? pe perag e sellit-hu stard ouzomp-ni, evel pa ve dre hor galloud hon-unan pe dre hor piete hor befe grêd da he-ma bale?

13 Doue Abraham, hag Isaac, ha Jacob, Doue hon tadou, en deus glorifiet e Vab Jesus, pehini hoc'h eus livret ha nac'het dirag Pilat, pa en doa barnet e leuskel da vont.

14 Hogen c'houi hoc'h eus nac'het ar Sant hag ar Just, hag hoc'h eus goulenet e ve accordet deoc'h un den-lazer;

15 Hag hoc'h eus lekeet Prins ar vuez d'ar marô,

pehini en deus Doue resussitet eus a douez ar re-varô ; ha ni a zo testou eus a gement se

16 Hag e hanô, dre ar feiz en e hanô, eo en deus crevvet an den-ma, pehini a ouelit hag a anavezit : hag ar feiz pehini a zo drezan eo en deus roed da he-ma ar baredigez barfet-se dirag oc'h-hu holl.

17 Hogen brema breudeur, gouzoud a ran penaos hoc'h eus grêt *kement-se* dre ziouiziegez, kercouls hag ho renerien.

18 Mes an traou-ze, pere en doa Doue rag lavared dre c'henou e holl brofeded, penaos e soufrche ar C'hrist, en deus accomplisset evel se

19 Rag se bo pezet keuz, ha distroit, evit ma vezo effacet ho pec'hejou pa zeuo amzeriou a freskadurez eus a bresans an Aotrou,

20 Ha ma caso Jesus Christ, pehini a zo bet prezeget deoc'h araog ;

21 Pehini a red beza digemeret gand an env, heteg an amzeriou ma vezo retablisset an holl draou eus a bere en deus Doue comzet dre c'henou e holl brofeded santel a bep amzer.

22 Rag Moises evit gonir en deus lavaret d'hon tadou, An Aotrou ho Doue a zavo deoc'h, eus a douez ho preudeur, ur profed evel doun: c'houi a zelaouo anezan e kement holl hag a lavaro deoc'h.

23 Hag e c'hoarvezo, penaos kemend ene ha na zelaouo ked ar profed-ze, a vezo distrujet eus a douez ar bobl

24 Ha memes an holl brofeded adaleg Samuel hag ar re e c'houde, kement hini hag en deus comzet, o deus rag-lavared an deisiou-ma.

25 C'houi a zo bugale ar brofeded, hag eus an alhans en deus Doue grêt gand hon tadou, o lavaroud da Abraham; Hag en da had e vezo benniget holl famihou an douar.

26 Evidoc'h-hu eo da genta en deus Doue, o veza savet e Vab Jesus, e gaset evit ho penniga, en eur zistrei pep hini ac'hanoc'h eus e fallentez.

## CHAB. IV.

1 Hogen evel ma comzent oud ar bobl, ar veleien, ha cabiten an templ, hag ar saduseed a zeuaz warnezei,

2 O veza goall-nec'het abalamour ma teskent ar bobl, ha ma annonsent dre Jesus ar resurrecsion eus a varô.

3 Hag hei a grogaz ennei, hag o lekeaz er vac'h heteg antronoz ; rag divezad e oa dija.

4 Coulsgoude calz eus ar re a glevaz ar ger a gredaz ; hag an niver eus an dud a oa war-dro pemp mil.

5 Hogen e c'hoarvezaz antronoz penaos o renerien, ar re-ansien, hag ar scribed en em assamblaz en Jerusalem,

6 Gand Annas ar beleg-braz, ha Caifas, ha Ian, hag Aleesandr, hag ar re holl a oa eus a ouen ar beleg-braz,

7 Ha goude beza o lekeed er c'hreiz, e c'houlenjont; Dre be c'halloud, pe en hanô piou hoc'h eus-hu grēt kement-se?

8 Neuze Per, leün eus ar Spered-Santel, a lavaraz dezei; Renerien ar bobl, ha re-ansien Israel,

9 Ma rēr goulenou ouzomp hirio diwarben an œuvr vād grēt d'an den infirm, e pe zoare eo bet gouelleet,

10 Gouezit, c'houi holl, hag holl bobl Israel, penaos eo dre hanô Jesus Christ a Nazareth, pehini hoc'h eus crusifiet, ha pehini en deus Doue savet a varô, dre hen eo ema an den ze gouelleet en e za diragoc'h.

11 Hen eo ar mean-ze, pehini a zo bet rejetet gan eoc'h-hu ar vatiserien, hag a zo deuet da ben ar c'horn.

12 Ha n'eus ked a zilvidigez en hini all e-bed; rag n'eus hanô all e bed dindan an env roed e-touez an dud, dre behini e tleomp beza salvet.

13 Hogen pa ouejont hardizder Per ha Ian hag o c'houzout penaos e oant tud dizeskadurez hag eus ar bobl, e oent souezet; hag ind o doa anaoudegez anezei, penaos e oant bet gant Jesus.

14 Hag o oueled gantei en e za an den pehini a oa bet gouelleet, n'o doa netra da lavaroud a enep.

15 Mes goude beza gorc'hemened dezei mond er meas eus al lez barn, hei a guzuliaz etrezei,

16 O lavaroud; Petra a raimp-ni d'an dud-ze? rag a-dra-sûr ur sin anat a zo bet grēt gantei, hag a zo anavezet gand ar re holl a choum en Jerusalem, ha na bellomp ked e nac'ha

17 Mes evit na vezo ked an dra-ze brudet pelloc'h e-touez ar bobl, difenomp outei gant gourdrouzou braz na gomchent mui en hanô-ze da zen e-bed.

18 Hag o veza galvet anezei, hei a c'horchemenaz dezei, na rajent ked a-gren na couiza na kelen e doare e-bed en hanô Jesus.

19 Mes Per ha Ian a respontaz dezei, o lavaroud; Ha just eo dirag Doue selaoui ac'hanoc'h hu kentoc'h eged Doue? barnit hoc'h-unan.

20 Rag ni na hellomp ked beza hep lavaroud an traou hon eus goueled ha cleved.

21 Hogen goude beza o gourdrouzet c'hoas, e laoskchond anezei, o veza na gavent moyen e-bed d'o funisa, abalamour d'ar bobl: rag an holl a c'hlorifie Doue eus ar pez a oa bet grēt.

22 Rag an den war behini e oa bet grēt ar sin-ze a baredigez, en doa ouc'h-pen daou-ugent vloaz.

23 Ha goude ma oent laosket, e teujond etrezeg o re, hag e tanevelchond dezei kement ha ma oa bet lavared dezei gand ar pen-veleien hag ar re-ansien

24 Pa glevchont kement-se, hei a zavaz o moues a-unan etreze Doue, hag e leverjond; Aotrou, te *oud* an Doue pehini ec'h eus grêd an env, hag an douar, hag ar môr, hag an holl draou a zo ennei;

25 Ha pehini ec'h eus lavaret dre c'henou David da zervicher; Perag o deus an nasionou dispac'het, hag o deus ar boblou projetet traou vên?

26 Rouaned an douar a zo savet, hag ar renerien a zo en em zastumet assambles a-enep an Aotrou, hag a-enep e Grist

27 Rag evit-gouir Herodes ha Pons Pilat, gand ar jentiled ha gand ar bobl a Israel, a zo en em assamblet er gêrma a-enep da Vab santel Jesus, pehini ec'h eus eohet,

28 Evid ober kement tra o doa da zorn ha da gonseil determinet araog da veza grêt

29 Ha bremna, Aotrou sell ouc'h o gourdrouzou, ha ro d'az servicherien da annons da c'her gant peb hardizder.

30 En eur asten da zorn da iac'haad, evit ma vezo grêt sinou ha burzudou, dre hanô da Vab santel Jesus.

31 Ha pa o doe pedet, al lec'h e pehini e oant assamblet a grenaz, hag e oent holt leuniet eus ar Spered-Santel, hag hei a annonse ger Doue gand hardizder.

32 Hogen ar multitud eus ar re o doa credet a oa eus a ur galon hag eus a un ene; hag hini *anezei* na lavare e oa dezan e-unan ar madou en doa mes pep tra a oa commun etrezei

33 Hag an ebestel a roe testeni gand un nerz vraz eus a resurreesion an Aotrou Jesus; ha bez' e oa ur c'hras vraz warnezei holl.

34 Rag ne oa den ezomec e-bed en o zouez; rag kemend hini en doa douarou pe tiez, a ouerze anezei, hag a zigase ar pris eus ar pez en doa gouerzet,

35 Hag a lekea *anezan* oue'h treid an ebestel; ha rannet e oa da bep hini diouc'h an ezom en doa.

36 Dre-ze Joses, les-hanvet Barnabas gand an ebestel, (da lavaroud eo, mab ar gonsolasion) ul levit, ginidic eus a Sipra,

37 O veza m'en doa douar, a ouerzaz *anezan*, hag a zigasaz an arc'hant, hag *hel* lekeaz oue'h treid an ebestel.

## CHAB V.

1 Hogen un den hanvet Ananias, gand e oureg Saphira, a ouerzaz douarou,

2 Hag a viraz eus ar pris, gand anaoudegez e oureg,

hag e casaz ul lod, hag hel lekeaz ouc'h treid an ebestel.

3 Mes Per a lavaraz ; Ananias, perag en deus Satan leuniet da galon evit lavarout gaou d'ar Spered-Santel, ha da viroutt *lod* aus a bris an douar ?

4 E-pâd ma choume ha na oa hen ked d'id da-unan ? ha goude gouerza anezan, ha na oa hen ked en da c'halloud da unan ? Perag ec'h eus-te lekeed an dra-ze en da galon ? Ne ked da zud eo ec'h eus lavaret gaou, mes da Zoue.

5 Hag Ananias o clevet ar geriou-ze, a gouezaz, hag a rentaz ar spered. Hag aoun braz a zeuaz war ar re holl a glevaz kement-se

6 Neuze an dud iaouank a zavaz, hag o veza e baket, e tougchond anezan, hag hen douarjont.

7 Hogen war-dro teir heur goude, e onreg, hep gouzoud ar pez a oa c'hoarvezet, a antreaz.

8 Ha Per a respontaz dezi, Lavar d'in, hag evit kement-se eo hoc'h eus-hu gouerzet an douar ? Hag hi a lavaraz ; Ia, evit kement-se.

9 Neuze Per a lavaraz dezi ; Perag oc'h-hu en em accordet etrezoc'h evit tenti Spered an Aotrou ? Setu e-tal an nor treid ar re o deus douaret da ozac'h, hag e tougind ac'hanod er meas.

10 Ha rag-tal hi a gouezaz d'e dreid, hag a rentaz ar spered. Hag an dud iaouank o veza antreet, he c'havaz marô, hag o veza he douget er meas, e touarjond anezi e kichen he fried

11 Hag aoun braz a zeuaz war an holl iliz, ha war ar re holl a glevaz kement-ma.

12 Ha calz a sinou hag a vurzudou a oe grêd dre zaouarn an ebestel e touez ar bobl : ha bez' e oant holl a-unan e porchet Salomon.

13 Hogen hini eus ar re all na grede en em unani gantei; mes ar bobl a veule calz anezei :

14 (Ha bez' e oe ajoutet muioc'h-vui hag a grede d'an Aotrou, niverou braz a ouased hag a c'hroagez) :

15 En bevelep doare ma tougent ar re glanv er ruiou, ha ma lekeend anezei war oueleou ha war flejou, evit pa dremene Per e teuje da-vihana e skeûd da c'holei unan-benag anezei.

16 Dond a reaz ive ur foul braz eus ar c'heriou tro-war-dro da Jerusalem, o tougen an dud clanv, hag ar re a oa tourmantet gand ar sperejou impur ; hag e oant holl iac'heet.

17 Neuze e savaz ar beleg-braz, hag ar re holl a oa gantan, (pehini eo sect ar saduseed), o veza leûn a anvi,

18 Hag e lekejond daouarn war an ebestel, hag o lekejond er prizon public.

19 Mes êl an Aotrou a

zigoraz e-pâd an nos doriou ar prizon, hag o c'hasaz er meas, hag a lavaraz;

20 Id, ha savit en templ, ha livirid d'ar bobl an holl gomsiou eus ar vuez-ma.

21 Hag o veza clevet kement-se, ec'h antrejont beure-mâd en templ, hag e kelenent. Hogen ar beleg-braz a zeuaz, hag ar re a oa gantan, hag a c'halvaz assambles ar sanhedrin hag holl re-ansien bugale Israel; hag e caschond d'ar prizon evid o digas.

22 Mes pa zeuaz ar serjanted, n'o c'havchond ked er prizon: distrei a rejond eta, hag e tiscleriont,

23 O lavaroud, Cavet hon eus evit-gouir ar prizon serret en doare ar sura, hag ar gouarded en o za e-tal an noriou; mes pa hon eus digoret, n'hon eus cavet den ebarz.

24 Neuze pa o doe ar beleg-braz, ha cabiten an templ hag ar pen-veleien clevet ar geriou-ze, e oent nec'het diwar o fen, petra e teuje kement-se da veza.

25 War gement-se unan-benag a zeuaz, hag a lavaraz dezei; Setu an dud-ze ho poa lekeed er prizon a zo en templ hag a gelen ar bobl.

26 Neuze ar c'habiten az eaz gand ar serjanted, hag a zigasaz anezei hep violans, rag aoun o doa na vijent meinet gand ar bobl.

27 Pa o doa o digaset, e lekejond anezei dirag ar c'honseil Hag ar beleg-braz a c'houlenaz dezei,

28 O lavaroud, Ha n'hon aus-ni ket gorc'hemenet stard deoc'h na gelenfac'h ked en hanô-ze? ha setu hoc'h eus leuniet Jerusalem gant ho toctrin, hag e fell deoc'h dougen warnomp goâd an den-ze.

29 Hogen Per hag an ebestel *all* a respontaz; Red eo senti ouc'h Doue kentoc'h eged ouc'h an dud.

30 Doue hon tadou en deus resussitet Jesus, pehini hoc'h eus lazet en eur staga anezan oud ar pren.

31 Hen eo en deus Doue savet d'e zorn deou da Brins ha da Zalver, evit rei da Israel ar gonversion hag ar remission eus ar bec'hejou

32 Ha ni a zo testou dezan eus an traou-ma, hag ar Spered-Santel ive, pehini a zo bet roet gand Doue d'ar re a zent outan.

33 Hogen pa glevchont *kement-se*, e oent counnaret, hag en em guzulchond evid o lakaad da vervel.

34 Mes ur farizian, hanvet Gamaliel, ur c'helener eus al lezen, enoret gand an holl bobl, a zavaz er c'honseil, hag a c'horc'hemenaz lakaad an ebestel er meas evid ur pennadic

35 Hag hen a lavaraz dezei; Tud a Israel, likid evez onzoc'h hoc'h-unan evid ar

pez ez id da obei e-kever an dud-ze

36 Rag araog an deisiou-ma e savaz Teodas, o lavaroud penaos e oa hen unan-benag, ouc'h pehini en em unanaz un niver war-dro pevar c'hant den : mes hennes a oe lazet, hag ar re holl o doa selaouet anezan a oe disperset ha caset da netra

37 Goude hennes e savaz Judas ar C'haliload, e deisiou an niverodigez, hag e tennaz calz a bobl war e lerc'h : hag he-ma ive a berissaz, hag ar re holl o doa selaouet anezan a oe disperset.

38 Brema eta e lavaran deoc'h, En em virit diouc'h an dud-ze, ha lest anezei; rag mar d-eo ar c'honseil pe an œuvr-ze eus an dud, e teuo da netra;

39 Mes mar d-eo eus a Zoue, na hellit ket distruj anezan, ha likid evez gand noun na vec'h cavet o combati a-enep Doue. Hag e oend eus e ali.

40 Hag hei a c'halvaz an ebestel, hag o veza scourjezet anezei, e c'horc'hemenjond dezei na gomzchent ked en hano Jesus, hag e laoskchond anezei.

41 Hag hei az eaz kouit a-zirag ar sanhedrin leun a joa, abalamour ma oant bet cavet din da zoufr dismegans evid e hano.

42 Ha na baouezent ket hemdez da gelen ha da brezegi Jesus-Christ, ebarz an templ hag a-di-e-ti.

## CHAB. VI.

1 Hogen en deisiou-ze, evel ma creske niver an disgibien, e savaz ur murmur eus ar Greked a-enep an Hebreed, abalamour ma oa neglijet o intanvezed er servich pemdeziec.

2 Neuze an daouzeg *abostol* a c'halvaz assambles ar multitud eus an disgibien, hag a lavaraz; N'eo ket convenabl e rafemp-ni lezel ger Doue evit servicha taoliou.

3 Rag-se, breudeur, selht evit choas eus ac'hanoc'h seiz den a desteni våd, leûn eus ar Spered-Santel hag a furnez evit ma lakaimp anezei da veza evid an ezom-ze.

4 Hag evidomp, en em rei a raimp hep paouez d'ar beden ha da servich ar ger

5 Hag ar gomz-ze a blijaz d'an holl assamble : hag hei a choasaz Stefan, den leûn a feiz hag eus ar Spered-Santel, ha Filip, ha Procor, ha Nicanor, ha Timon, ha Parmenas, ha Nicolas, ur prozelit eus a Antiokia ;

6 Pere a lekejont dirag an ebestel : hag o veza pedet, hei a lekeaz daouarn warnezei.

7 Ha ger Doue a greske, ha niver an disgibien a greske calz en Jerusalem, hag ur foul braz eus ar veleien a zentle ouc'h ar feiz.

8 Hogen Stefan, leùn a feiz hag a nerz, a rea burzudou ha sinou braz e-touez ar bobl.

9 Neuze hinienou eus ar sinagog a hanver *sinagog* al libertined, hag eusar Sireneed hag an Alecsandrined hag eus ar re a oa eus a Silisia hag eus a Azia. a zavaz, hag a zispute gant Stefan.

10 Ha na bellent ket herzel oud ar furnez hag ar spered dre behini e comze.

11 Neuze e c'houneschont tud hag a lavare; Ni hon eus cleved anezan o lavaroud goall-gomsiou a-enep Moises hag a enep Doue

12 Hag hei a atizaz ar bobl, hag ar re ansien, hag ar scribed; hag oc'h en em deurel warnezan, e crogchond ennan, hag e caschond anezan el lez barn;

13 Hag e lekejont testou faoz, pere a lavaraz; An denma na baouez da lavaroud geriou a ouall-gomz a enep al lec'h santel-ma hag al lezen

14 Rag ni hon eus clevet anezan o lavaroud, penaos ar Jesus ze a Nazareth a zistrujo al lec'h-ma, hag e chencho ar c'hisiou en deus Moises roed deomp.

15 Hag ar re holl a oa azezet el lez barn, o sellet stard outan, a ouelaze visaeh henvel ouc'h bisach un ël.

CHAB. VII.

1 Neuze ar beleg-braz a lavaraz; Hag an traou ma a zo evel-se?

2 Ha *Stefan* a lavaraz, Tud breudeur ha tadou, selaouit; An Doue a c'hloar en em ziscouezaz d'hon tad Abraham, pa edo er Mesopotamia, araog ma choumaz en Carran,

3 Hag e lavaraz dezan; Kea er meas eus da vro, hag eus da gerentiez, ha deus d'an douar a ziscouezin did

4 Neuze hen a zortiaz eus a zouar ar C'haldeed, hag a choumaz en Carran: hag ac'hano, goude ma oe marô e dad, *Doue* a zivroaz anezan d'an douar-ma e pehini e choumit brema.

5 Ha na roaz dezan heritach e-bed ennan, nan zoken lec'h un troad: coulsgoude hen a brometaz her roje dezan da berc'hentiach, ha d'e had e-c'houde, pa n'en doa bugel e-bed

6 Ha Doue a lavaraz evelhen, E had a bennad-choumo en ur vro estranjour, hag hei a reduizo anezan d'an esclavach, hag her goall-dretint, e-pâd pevar c'hant vloaz.

7 Hag an nasion da behini e vezint dalc'het en esclavach a varnin-me, eme Doue; ha goude-ze e teuint er meas, hag e servichint ac'hanoun el lec'h-ma

8 Hag hen a roaz dezan alhans an trodroue'h: hag evelse *Abraham* a engehentaz Isaac, hag a drodrouc'haz anezan an eizved devez, hag

Isaac Jacob, ha Jacob an daouzec tad-braz.

9 Hag an tadou braz dre anvi a ouerzaz Josef *d'e gas* en Ejipt : mes Doue a oa gantan ;

10 Hag hen a zelivraz anezan eus e holl affliesionou, hag a roaz dezan gras ha furnez dirag Faraon roue an Ejipt, pehini hel lekeaz da c'houarner war an Ejipt ha war e holl di.

11 Hogen dond a eure un naounegez vraz en holl vro an Ejipt hag en Canaan, hag un affliesion vraz. hag hon tadou na gavent ked a vevans.

12 Hogen Jacob, o clevet penaos e oa ed en Ejipt, a gasaz di hon tadou ur oueich genta.

13 Ha d'an eil goueich e oe anavezet Josef gand e vreudeur; ha tud Josef a oa roed da anaoud da Faraon.

14 Neuze Josef a gasaz da gerc'hat Jacob e dad, hag e holl gerent, pemzec ene ha tri-ugent.

15 Jacob eta a ziskenaz en Ejipt; hag hen a varvaz *eno*, hag hon tadou ive.

16 Hag e oent dizouget da Sichem, ha lekeed er bez a oa bet prenet gand Abraham ovid arc'hant digant mipien Emmor, *tad* Sichem.

17 Mes pa dostae amzer ar bromessa, pehini en doa Doue touet da Abraham, ar bobl a greskaz hag a vultipliaz en Ejipt,

18 Bete ma savaz en Ejipt ur roue all, pehini n'en doa ked anavezet Josef.

19 Hennes, o veza leûn a droidelerez a-enep hon tud, a ouall-dretaz hon tadou, beteg ober dezei teurel er meas o bugale vihan, evit lakaad o ras da beiissa.

20 En amzer-ze eo e oe ganet Moises. pehini a oa caer meurbed; hag e oe maget e-pâd tri mis en ti e dad.

21 Goude-ze pa oe taoled er meas, merc'h Faraon a gemeraz anezan, hag her magaz da veza mab dezi.

22 Ha Moises a oe desket en holl furnez an Ejipsianed, hag e oa galloudec e comsiou hag en oberiou.

23 Mes pa oe deued d'an oad a zaou-ugent vloaz, e teuaz d'e galon mond da oueled e vreudeur, bugale Israel.

24 Hag o oueled unan e oar oc'h ober injustis dezan, hen a zifenaz anezan, hag e venjaz an hini a oa opprimet, en eur skei an Ejipsian.

25 Hogen hen a sonje o divije e vreudeur comprenet penaos e roe Doue an delivrans dezei dre e zorn; mes hei na gomprenchont ket.

26 Hag an deiz warlerc'h hen en em ziscouezaz dezei pa oand oc'h en em ganna, hag a aliaz anezei d'ar peoc'h, en eul lavaroud; Tud, breudeur oc'h; perag e rit-hu noaz an eil d'egile ?

27 Mes an hini a rea gaou

d'e nesa a vountaz anezan, en eul lavaroud; Piou en deus da lekeed da rener ha da varner warnomp-ni?

28 Ha felloud a ra d'id va laza, evel ma lazjod deac'h an Ejipsian?

29 War ar gomz-ze Moises a dec'haz kourt hag e choumaz evel diavesiad en douar Madian, e pelec'h ec'h engehentaz daou vab.

30 Ha pa oe tremenet daou-ugent vloaz, ël an Aotrou en em ziscouezaz dezan en dezert menez Sinai, er flam tân en ur voden.

31 Pa ouelaz Moises kement-se, e oe souezet eus ar oueledigez; hag evel ma tostae evit consideri, moues an Aotrou a oe adresset dezan

32 *O lavaroud*, Me eo Doue da dadou, Doue Abraham, ha Doue Isaac, ha Doue Jacob. Ha Moises a grene, ha na grede ked arvesti

33 Hag an Aotrou a lavaraz dezan; Ten da voutou eus da dreid, rag al lec'h a pehini emoud a zo un douar santel

34 O welout me em eus goucled affliesion va fobl pehini a zo en Ejipt, hag em eus cleved o c'hlemou, hag emoun diskenet evid o delivra deus eta brema, hag e casin ac'hanod en Ejipt

35 Ar Moises-ze pehini o doa dinac'het, en eul lavaroud, Piou en deus da lekeed da rener ha da varner? hennes ao e reaz Doue e gas da rener ha da liberatour, dre zorn an ël a oa en em ziscouezet dezan er voden.

36 Hen eo o zennaz er meas, en eur ober burzudou ha siniou en douar an Ejipt, er môr rûz, hag en dezert, e-pâd daou-ugent vloaz.

37 Hennes eo ar Moises-ze pehini en deus lavared da vugale Israel; An Aotrou ho Doue a zavo deoc'h ur profed eus a douez ho preudeur, henvel ouzin; hen eo a zelaouot.

38 Hen eo an hini a oe en assamble en dezert, gand an ël a gomze ouzan e menez Sinai, ha *gant* hon tadou, *ha* pehini a resevaz ar c'homsiou beô evid o rei deomp

39 Ouc'h pehini na fellaz ked d'hon tadou senti, mes e vounta a rejond, hag e tistrojond en o c'halon en Ejipt,

40 O lavaroud da Aaron; Gra deomp doueou hag a ia en hor raog; rag evid ar Moises-ze pehini en deus hon tennet eus a zouar an Ejipt, na ouzomp ket petra eo deued da veza.

41 Hag e rejond ul leue en deisiou-ze hag ec'h offrjond ur sacrifis d'an idol, hag en em rejouischond en labouriou o daouarn o-unan.

42 Neuze Doue a zistroaz *dioutei*, hag o dilezaz da zervicha arme an env, evel ma eo scrivet en levr ar brofeded; O ti Israel, hag offret hoc'h eus-hu d'in-me loenedlazet ha sacrifisou e-pâd daou-ugent vloaz en dezert?

43 Ha c'houi hoc'h eus douget tanten Moloch, ha steredlen ho toue Remfan, skeudenou pere hoc'h eus grêd evid o adori. ha me a zivroio ac'hanoc'h en tu all da Vabilon.

44 Tanten an destent a oe e-touez hon tadou en dezert, evel m en doa gôrc'hemenet an hini en doa lavaret da Voises da oberanezan hervez ar model ma en doa gouelet.

45 Hag hon tadou o veza e resevet, a zougaz anezan gant Josue er vro a bossede an nasionou, pere a chasseaz Doue dirag hon tadou, bete deisiou David,

46 Pehini a gavaz gras dirag Doue, hag a bedaz caoud un danten evid Doue Jacob

47 Ha Salomon a zavaz un ti dezan

48 Hogen ar Goruhela na choum ked en templou grêt gand daouarn, evel ma lavar ar profed,

49 An env eo va zrôn, hag an douar scabel va zreid. Pe di a zafot d in-me? eme an Aotrou; pe. petra e ve al lec'h eus va repos?

50 Ha n'eo ket va dorn en deus gred an holl draou-ze?

51 Tud a c'houzoug reut, ha didrodrouc'bet a galon hag a scouarn, enebi a rit bepred oud ar Spered-Santel: evel ho tadou emoc'h ive c'houi.

52 Pehini eus ar brofeded o deus ket persecutet ho tadou? Lazet o deus ar re n hag-lavare donedigez ar Just, eus a behini c'houi a zo bet brema an dreitourien hag ar vuntrerien;

53 C'houi pere hoc'h eus resevet al lezen dre embannidigez cled, ha n'hoc'h eus ket he miret.

54 O clevet an traou-ze, hei oe heskinet d'o c'halon, hag e skrinchend o dent outan.

55 Mes hen, o veza leûn eus ar Spered-Santel, hag o selled stard war-zu an env, a ouelaz gloar Doue, ha Jesus en e za en tu deou da Zoue;

56 Hag a lavaraz; Setu e ouelan an envou digor, ha Mab an Den en e za en tu deou da Zoue.

57 Neuze e crijond a boezpen, hag e stankchond o discouarn, hag en em daolchond a-unan warnezan,

58 Hag o veza e zachet er meas eus a gêr e veinchond anezan: hag an testou a lekeaz o dillad out treid un den iaouank hanvet Saul

59 Ha pa veinent Stefan, hen a bede hag a lavare; Aotrou Jesus, reseô va spered.

60 Hag o veza en em leked war e zaoulin, e criaz gand ur voues uhel; Aotrou, na laka ked ar pec'hed-ma en o enep. Ha goude ma en doe lavaret kement-se, e cousgaz.

## CHAB. VIII.

1 Hogen Saul en doa cavet-màd lakaad laza *Stefan*. Ha bez' e oa en amzer-ze ur bersecusion vraz a-enep an iliz a oa en Jerusalem ; hag e oend holl disperset dre vroiou Jude ha Samari, nemed an ebestel.

2 Ha tud a zoujans *Doue* a gasaz Stefan *evid e vesia*, hag a reaz ur c'haôn braz warnezan.

3 Hogen Saul a ouaste an iliz, oc'h antren en ties ; hag o treina dre fors ar ouazed hag ar groagez, e lekee anezei er prizon

4 Dre-ze ar re a oa disperset a dremene en eur annonsi kelou màd ar ger.

5 Hogen Filip o veza diskenet da gêr Samari, a brezegaz dezei ar Christ

6 Hag ar bobl holl a-unan a rea evez oud an traou a lavare Filip, o cleved hag o oueled ar siniou a rea.

7 Rag sperejou impur, o cria cre, a zortie eus a veûr a hini hag a oa dalc'het gantei ; ha calz a baralitiked hag a re-gam a oe iac'heet.

8 Hag ur joa vraz a oa er gêr-ze.

9 Hogen bez' e oa un den hanvet Simon pehini diagent a oa er gêr-ze oc'h ober sorselach, hag a douelle pobl Samari, o lavaroud penaos a oa hen ur certen personach braz

10 *Evit* pehini e oa douget an holl, braz ha bihan, o lavaroud, He-ma eo ar galloud braz eus a Zoue.

11 Hag e oent attachet outan dre m'en doa abaoe pell amzer eblouisset anezei gand e zorselachou.

12 Mes pa gredchond da Filip o prezegi an traou diwarben rouantelez Doue hag hanô Jesus Christ, e oent badezet, goazed ha merc'hed.

13 Neuze Simon e-unan a gredaz ive ; ha goude ma oa bet badezet, hen en em zalc'he atao gant Filip ; hag o oueled ar siniou hag ar vurzudou braz a rea, e oa souezet meurbed.

14 Hogen pa glevaz an ebestel, pere a oa en Jerusalem, penaos *tud* Samari o doa resevet ger Doue, e cascbond dezei Per ha Ian ;

15 Pere, o veza deuet, a bedaz evitei, evit ma resevchend ar Spered-Santel.

16 Rag ne oa ket c'hoas diskenet war hini anezei, mes badezet e oant bed en hanô an Aotrou Jesus hep-ken.

17 Neuze e lekejond daouarn warnezei, hag e resevebond ar Spered-Santel.

18 Hogen Simon, o ouelet penaos e oa roed ar Spered-Santel dre lakedigez daouarn an ebestel, a ginnigaz arc'hant dezei.

19 O lavaroud ; Roid d inme ive ar galloud-ze, evit ma rai kement hini e likin va

daouarn warnezan reseô ar Spered-Santel.

20 Mes Per a lavaraz dezan ; Ra berisso da arc'hant ganez, abalamour ma ec'h eus sonjet penaos e caver donezon Doue gand arc'hant.

21 N'ec'h eus na kevren na lod e-bed en affer-ma ; rag da galon n'ema ked eun dirag Doue.

22 Rag-se az pez keùz eus da zrougiez-ze, ha ped Doue, evit ma vezo pardonet d'id, mar d-eo possubl, ar sonch eus da galon.

23 Rag goueled a ran penaos emoud en ur vestl a c'houervder, hag en un eren a injustis.

24 Neuze Simon a respontaz hag a lavaraz, Pedit c'houi an Aotrou evidoun, evit na c'hoarvezo netra ganen eus ar pez hoc'h eus lavaret.

25 Ind eta, goude m'o doe roet testeni hag annonset ger an Aotrou, a zistroaz da Jerusalem, hag a brezegaz an aviel en calz eus a vourc'hiou ar Zamaritaned.

26 Hogen ël an Aotrou a gomzaz ouc'h Filip, o lavaroud ; Saô, ha kea war-zu ar c'hresteiz, en hend hag a zisken eus a Jerusalem da C'hasa, pehini a zo dezert.

27 Hag hen a zavaz hag az eaz : ha setu un den eus an Etiopia, un eunuk galloudec eus a Gandas, rouanes an Etiopianed, pehini a oa lekeed war he holl denzoriou, a oa deued da Jerusalem evid adori ;

28 Hag e oa o tistrei, azezet war e garros, hag e lenne ar profed Izaias.

29 Neuze ar Spered a lavaraz da Filip ; Tostâ, hag en em zalc'h tost d'ar c'harros-ze.

30 Ha Filip a redaz, hag a glevaz anezan o len ar profed Izaias, hag e lavaraz, Hag entent a rez-te ar pez a lennez ?

31 Hag hen a lavaraz ; Ha penaos e helfen-me, ma na ra unan-benag kelen ac'hanoun ? Hag hen a bedaz Filip da biniat, ha da azeza gantan.

32 Hogen al lec'h eus ar Scritur pehini a lenne a oa he-ma ; Evel un danvad eo bet caset d'ar gigerez ; hag evel un oan mud dirag an touzer, evel-se hen n'en deus ked digoret e c'henou.

33 En e izelded e varn a zo bet lamet : ha piou a raconto e generasion ? rag e vuez a zo lamet diwar an douar.

34 Neuze an eunuk a respontaz hag a lavaraz da Filip ; Me az ped, eus a biou e lavar ar profed an dra-ze ? Hag eus anezan e-unan, pe eus a un all-benag ?

35 Neuze Filip o tigeri e c'henou, a gommansaz dre ar Scritur-ze, hag a brezegaz dezan Jesus.

36 Hag evel ma'z eent dre an hent, e teujond da un dour, hag an eunuk a lavaraz;

Setu dour, petra a ampeich na ven badezet?

37 Ha Filip a lavaraz; Mar credez eus da holl galon, permetet eo. Hag hen o respont a lavaraz; Me a gred penaos Jesus Christ a zo Mab Doue.

38 Hag hen a c'horc'hemenaz arreti ar c'harros: hag hei a ziskenaz o daou en dour, Filip hag an eunuk; ha *Filip* a vadezaz anezan.

39 Ha pa oent savet er meas eus an dour, Spered an Aotrou a lamaz Filip: hag an eunuk n'her gouelaz kên; hag hen az caz en e bent laouen braz.

40 Hogen Filip en em gavaz en Azot; hag en eur dremen hen a brezegaz an aviel en holl c'heriou, bete ma teuaz da Gezare.

## CHAB. IX.

1 Hogen Saul, o c'houeza c'hoas gourdrouzou ha lazerez a-enep disgibien an Aotrou, az eaz da gaoud ar beleg-braz,

2 Hag a c'houlenaz digantan lizeri evit sinagogou Damas, evit mar cavche tud e-bed eus an hent-se, goazed pe groagez, o c'hasche stâg da Jerusalem.

3 Ha pa edo en hent, ha ma tostee da Zamas, en untaol ur sclerijen eus an env a scleriaz en dro dezan:

4 Hag hen a gouezaz d'an douar, hag a glevaz ur voues hag a lavare dezan; Saul, Saul, perag e persecutez-te ac'hanoun?

5 Hag hen a lavaraz; Piou oud-de, Aotrou? Hag an Aotrou a lavaraz, Me eo Jesus pehini a bersecutez; caled eo d'id gounka oud ar vroudou.

6 Hag hen en eur grena ha spountet a lavaraz, Aotrou, petra a fell d'id e rafen? Hag an Aotrou *a lavaraz* dezan, Saô, ha kea er gêr, hag e vezo lavared d'id petra a zo red d'id ober.

7 Hogen an dud pere a rea hent gantan a joumaz dilavar a zouez, o cleved ar voues, mes hep gouceled den.

8 Ha Saul a zavaz diwar an douar, hag o veza digored e zaou-lagad, na ouele den, mes ind a gunduaz anezan dre an dorn, hag a gasaz anezan da Zamas.

9 Hag e oe tri devez hep gouceled, ha na reaz na dibri nag eva.

10 Hogen bez' e oa en Damas un disgibl, hanvet Ananias: hag an Aotrou a lavaraz dezan en ur oueledigez; Ananias. Hag hen a lavaraz; Setu me, Aotrou.

11 Hag an Aotrou *a lavaraz* dezan; Saô, ha kea er rû a hanveur Eün, ha clasg en ti Judas unan hanvet Saul, eus a Darse: rag setu ema o pidi:

12 Hag en deus goueled en ur oueledigez un den hanvet Ananias oc'h antren, hag o lakaad daouarn warnezan, evit ma cavche adare ar gouceled.

43 Hogen Ananias a respontaz; Aotrou, cleved em eus gant meûr a hini diwarben an den-ze, pegement a zroug en deus grêd d'az sent en Jerusalem:

14 Ha bez' en deus ama galloud, eus a berz ar pen-veleien, da eren ar re holl hag a c'halv da hanô

15 Mes an Aotrou a lavaraz dezan; Kea, rag hennes a zo ur vessel hag a zo choaset d'in-me, evid dougen va hanô dirag ar jentiled, hag ar rouaned, ha mipien Israel

46 Rag me a ziscouezo dezan pegemend a red dezan soufr evit va hanô

47 Ananias eta az eaz, hag a antreaz en ti; hag en eul lakaad e zaouarn warnezan, e lavaraz; Saul, ve breûr, an Aotrou Jesus, pehini a zo en em ziscouezed d'id en hend dre behini e teuez, en deus va c'haset evit ma cafez adarc ar goueled, ha ma vijez leunied eus ar Spered Santel.

48 Ha kerkent e couezaz eus e zaou-lagad evel skant ha rag-tal e cavaz ar goueled; hag ben a zavaz, hag a oe badezet

19 Hag o veza kemered boued, e teuaz nerz dezan. Ha Saul a joumaz deisiou-benag gand an disgibien pere a oa en Damas.

20 Ha rag-tal er sinagogou e prezegaz Jesus, penaos hen eo Mab Doue.

21 Hag ar re holl a gleve anezan a oa souezet, hag e lavarent; Ha ne ket hennes eo a zistruje en Jerusalem ar re a c'halve an hanô ze, hag a zo deued ama evid o c'has ereed d'ar pen-veleien?

22 Hogen Saul a grevae mui oc'h-vui, hag a drec'he ar Judevien a choume en Damas, o prouvi penaos *Jesus* eo ar C'hrist.

23 Ha goude meûr a zevez, ar Judevien en em guzuliaz assambles evit laza anezan.

24 Mes o c'homplot a oe roed da anaoud da Zaul. Hag hei a zioualle nos-deiz an noriou, evid e laza.

25 Mes an disgibien a gemeraz anezan eu nos, hag hen diskenaz a-hed ar voger en ur gest.

26 Hogen pa oe deued Saul da Jerusalem, e claskaz en em unani gand an disgibien; mes holl o doa aoun ragan, o veza na gredent ked e oa disgibl

27 Mes Barnabas a gemeraz anezan, hag e gasaz d'an ebestel, hag a racontaz dezei e penaos en doa goueled an Aotrou en hend, hag en doa comzet outan, ha penaos en doa comzet gant hardizder en Damas e hanô Jesus

28 Hag e oa gantei o vond ebarz hag er meas en Jerusalem hag o veza hardiz a lavar en hanô an Aotrou Jesus,

29 Hen a gomze hag a zispute gand ar Greked: hogen ar re-ma a glaske an tu d'e laza.

30 Pa ouezaz ar vreudeur kement-se, e tigaschond anezan da Gezare, hag hen caschond da Dars

31 Dre-ze 'ta an ilizou dre an holl Jude, ar C'halile, hag ar Samari, a gavaz peoc'h; *hag* o veza ediflet, hag o vale en doujans Doue, hag e consolasion ar Spered-Santel, e oent mutopliet.

32 Hogen e c'hoarvezaz penaos Per, en eur dremen dre holl, a zeuaz ive etrezeg ar zent a choume en Lidda.

33 Hag e cavaz eno un den, hanvet Eneas, pehini a oa gourvezet war e ouele eiz bloaz a oa, clanv gand ar paralizi.

34 Ha Per a lavaraz dezan: Eneas, Jesus, ar C'hrist, a iac'hâ ac'hanod: saô, ha gra da ouele. Ha rag-tal e savaz.

35 Hag ar re holl a choume e Lidda hag e Saron a ouelaz anezan, hag e tistrojond oud an Aotrou.

36 Hogen bez' e oa e Joppe un disgibles hanvet Tabita, pehini o veza interpretet, a c'halveur Dorcas: hon-ma a oa leun a vâd-oberiou hag a aluzenou pere a rea.

37 Hag e c'hoarvezaz penaos e couezaz clanv en deiziou-ze, hag e varvaz, ha goude m'o doe he goualc'het, e lekejond anezi en ur gambr uhel.

38 Ha dre ma oa Lidda tost da Joppe, an disgibien, o veza clevet penaos e oa Per eno, a gasaz daou zen dezan, evid e bidi da zont bep dale d'o c'haout

39 Ha Per a zavaz hag az eaz gantei. Ha pa oe deuet, e caschond anezan er gambr uhel: hag an holl intanvezed en em zalc'he en e gichen o ouela, hag o tiscouez dezan ar saeou hag an dillad pere e doa Dorcas grel pa oa gantei

40 Neuze Per, o veza caset anezei holl er meas, en em zaoulinaz, hag a bedaz; hag o trei oud ar c'horf, e lavaraz; Tabita saô Hag hi a zigoraz he daou-lagad; hag o veza gouelet Per, en em lekeaz en he c'hoanzez.

41 Hag hen a roaz e zorn dezi, hag he savaz; hag o veza galvet ar zent hag an intanvezed, hel lekeaz diragei beô.

42 Hag an dra-ze a oe gouezet dre holl Joppe; ha calz a gredaz en Aotrou.

43 Hag hen a choumaz meûr a zevez en Joppe, en ti ur Simon ur c'hourrezer.

## CHAB. X.

1 Bez' e oa e Kezare un den hanvet Corneil ur c'hantener en ur gobort galvet an Italianes,

2 *Un den* pius hag a zouje Doue gand e holl di, pehini a rea aluzenou braz d'ar bobl, hag a bede Doue bepred

3 He-ma a ouelaz sclêr en ur oueledigez, war-dro an naoved

heur eus an deiz, un él eus an Aotrou a zeuaz d e gaout, hag a lavaraz dezan; Corneil

4 Hag hen o selled outan, hag o veza spountet, a lavaraz; Petra a zo, Aotrou? Hag an *él* a lavaraz dezan; Da bedenou ha da aluzenou a zo savet e memor dirag Doue

5 Ha brema cas tud da Joppe, ha digemen Simon, pehini a zo les-hanvet Per

6 Ema o loja gand ur Simon, ur c'hourrezer, ti pehini a zo tost d'ar mór: hennes a lavaro d'id petra a zo red d id da ober

7 Ha pa oe eet kouit an él a gomze ouc'h Corneil, hen a c'halvaz daou eus e zomestiked, hag ur soudard pius eus ar re a choume gantan bepred;

8 Ha goude m'en doa disclериet pep-tra dezei, e casaz anezei da Joppe.

9 Hogen antronoz, evel ma oand en hent, ha pa dosteend ouc'h kêr, Per a biniaz war gorre an ti, war-dro ar c'houec'hved heur, evit pidi.

10 Hag e teuaz naoun vraz dezan, hag e felle dezan dibri mes e-pâd ma oand o ficha *boued*, e couezaz warnezan un estlam a spered;

11 Hag e ouelaz an env digor, hag ur vessel o tisken etrezeg-hen, henvel oud un insel vraz, staget dre ar pevar c'horn, hag a oe diskenet d'an douar;

12 E pehini a oa a bep sort anevaled pevar-zroadec eus an douar, ha loened gouez, ha ruzerien, ha laboused an env.

13 Hag ur voues a lavaraz dezan; Saó, Per, laz ha debr

14 Mes Per a lavaraz; E nep doare, Aotrou, rag biscoas n em eus debret netra hag a ve impur pe souillet

15 Hag ar voues *a lavaraz* dezan c hoas un eil goueich; Ar pez en deus Doue neteet, na *lavar* ked e ve impur

16 An dra-ze a oa grêt teir goueich: hag ar vessel a oe savet adare en env.

17 Hag evel ma oa nec'het Per *evit gouzout* petra a sinifie ar oueledigez en doa gouelet, setu an dud a oa bet caset gant Corneil, o veza goulenet pe lec'h e oa ti Simon, en em gavaz e-tal an nor:

18 Ha goude beza galvet, e c houlenjont mar d-oa Simon, les-hanvet Per, lojet eno.

19 Hag evel ma sonje Per er ouelediger, ar Spered a lavaraz dezan; Setu tri den a glasg ac'hanod:

20 Saó eta, disken, ha kea gantei hep arvar e-bed; rag me eo em eus o c'haset.

21 Neuze Per a ziskenaz da gaoud an dud pere a oa cased d'e gaoud eus a berz Corneil, hag a lavaraz, Setu me eo an hini a glaskit; petra eo ar sujet evit pehini oc'h deuet?

22 Hag hei a lavaraz; Corneil ar c'hantener, un den just hag a zoujans Doue, hag

a vrûd mâd e-tonez holl bobl ar Judevien, a zo het avertisset a-berz Doue gand un êl santel, da gas d'az kerc'had da vond d'e dì, ha da glevet comsiou diganez.

23 Rag-se hen, o veza grêd dezei antren, a lojaz anezei. Hag antronoz e savaz hag az eaz gantei, hag hinienou eus ar vreudeur eus a Joppe az eaz gantan.

24 Hag an deiz warlerc'h ec'h antrejond e Kezare. Ha Corneil a c'hortoze anezei, goude beza galvet assambles e gerent hag e vrasa mignoned.

25 Hag evel ma oa Per oc'h antren, Corneil a zeuaz d'e rancontr, hag en em daolaz d'e dreid, hag a adoraz anezan.

26 Mes Per a zavaz anezan, en eul lavaroud; Saô, rag me va-unan ive a zo un den.

27 Hag en eur gomza outan ec'h antreaz, hag e cavaz calz a dud pere a oa deuet assambles.

28 Hag hen a lavaraz dezei; C'houi a ôar penaos n'eo ket permetet da un den hag a zo Judeô en em unani gand un estranjour, pe mond d'e gaout; mes Doue en deus discouezet d'in penaos na dlean henvel den e-bed impur pe souilhet.

29 Dre-ze pa oun bet kerc'het, emoun deued hep ober difficulte e-bed; rag-se e c'houlenan evit pe sujet hoc'h eus-hu caset d'am c'herc'hat?

30 Ha Corneil a lavaraz; Bez' ez eus pevar devez, d'an heur-ma, e oan o iûni, hag e peden em zi d'an naoved heur, ha setu e savaz dirazoun un den e gouiskad skedus,

31 Hag e lavaraz; Corneil, da beden a zo selaouet, ha Doue en deus bet sonch eus da aluzenou.

32 Cas eta da Joppe, ha goulen Simon, pehini a zo les-hanvet Per; ema o loja en ti Simon, courrezer, e-tal ar mòr: hennes, pa zeuo, a gomzo ouzid.

33 Rag-se em eus caset rag-tal davidoud, ha mâd ec'h eus grêd da zond. Setu emomp-ni holl eta brema dirag Doue, evit cleved an holl draou a zo bet gorc'hemened did gand Doue.

34 Neuze Per a zigoraz e c'henou, hag a lavaraz; Gouêled a ran e gouirionez, penaos Doue n'en deus ked a azaouez evid apparans an dud;

35 Mes penaos e pep nasion, neb a zouj anezan, hag a ra ar justis, a zo cavet-mâd gantan.

36 *Setu* ar ger en deus caset da vugale Israel, o proclami ar peoc'h dre Jesus Christ, pehini eo Aotrou an holl.

37 C'houi a ôar ar vrûd eus ar pez a zo c'hoarvezet er Jude holl, o commans abaoe ar C'halile, goude ar vadiziant en deus prezeget Ian;

38 Penaos en deus Doue coliet Jesus a Nazareth gand ar Spered-Santel ha gand galloud, pehini az ee a lec'h-e-lec'h en eur ober vâd hag en eur ouellaad ar re holl a oa mac'het gand an diaoul; rag Doue a oa gantan.

39 Ha ni a zo testou eus an holl draon en deus grêd, kên e bro ar Judevien kên en Jerusalem pehini coulsgoude o deus lazet, en eur staga anezan oud ar c'hoad.

40 He-ma en deus Doue resussitet an trede deiz, hag en deus e roed da veza discouezet,

41 Nan d'an holl bobl, mes d'an testou choaset araog gand Doue, deomp ni, pere hon eus debret hag evet gantan, goude ma eo bet savet dioud ar re-varô.

42 Ha gorc'hemenet en deus deomp prezegi d'ar bobl, ha testenia penaos eo hen a zo bet etablisset gand Doue da varner d'ar re veô ha d'ar re-varô.

43 An holl brofeded a ro testeni dezan, penaos e resevo ar re holl a gredo ennan ar remission eus ar bec'hejou dre e hanô.

44 Hag evel ma lavare Per ar c'homsiou-ze, ar Spered-Santel a ziskenaz war ar re holl a zelaoue ar ger.

45 Hag ar re eus an trodroue'h hag a grede, kement hini a oa deuet gant Per, a oe souezet, abalamour ma oa donezon ar Spered-Santel sculiet ive war ar jentiled :

46 Rag hi a gleve anezei o comza langachou, hag o c'hlorifia Doue.

47 Neuze Per a lavaraz, Ha den a hell difen dour evit na ve ket badezet ar re ma, pere o deus resevet ar Spered-Santel eveldomp-ni ?

48 Hag hen a c'horc'hemenaz o badezi en hanô an Aotrou. Neuze e pedchond anezan da choum *gantei* devesiou-benag.

## CHAB. XI.

1 Hogen an ebestel hag ar vreudeur a oa er Jude, a glevaz penaos ar jentiled ive o doa resevet ger Doue.

2 Ha pa oe piniet Per da Jerusalem, ar re a oa eus an trodroue'h a strive a-enep dezan,

3 O lavaroud ; Antreed oud *e ti* tud didrodrouc'het, hag ec'h eus debret gantei

4 Neuze Per en em lekeaz da ziscleria dezei *en holl* gant reiz, o lavaroud ;

5 Bez' e oan o pidi en kêr Joppe, hag en un estlam a spered e ouelaz ur ouel-edigez ; ur vessel o tisken, evel un linsel vraz, *staget* dre ar pevar c'horn, ha laosket d'an traôn eus an env, hag e teuaz beteg enoun.

6 Hag o veza sellet *a*piz outan, e consideriz, hag e ouelaz anevaled pevar-zroadec

eus an douar, ha loened gouez, ha ruzerien, ha laboused an euv.

7 Hag e cleviz ur vouez a lavare d'in; Saô, Per, laz ha debr

8 Mes me a lavaraz; E nep doare, Aotrou; rag hascoas netra a impur nag a souillet n'eo antreet em genou

9 Mes ar vouez a respontaz d'in eu eil gouech eus an env; Ar pez en deus Doue netteet, na lavar ket e ve impur

10 Hag an dra-ze a oe grêt teir gouech; goude-ze an holl draou-ze a oe tennet adare en env.

11 Ha setu er memes momant e oa tri den deuet d'an ti en pehini e oan-me, caset eus a Gezare davidoun.

12 Hag ar Spered a lavaraz d'in mont gantei heb arvar e-bed ; hag ar c'houec'h breür-ma a zeuaz ive ganen, hag ec'h antrejomp en ti an den,

13 Hag hen a zisclerïaz deomp penaos en doa gueled en e di un êl en e za, pehini a lavaraz dezan, Cas da Joppe, ha digemen Simon, les-hanvet Per,

14 Pehini a lavaro did comsiou dre here e vezi salvet, te ha da holl di

15 Ha pa em boe commanset comza, ar Spered-Santel a ziskenaz warnezei, evel warnomp-ni er penkenta.

16 Neuze e teuaz memor d'in eus a c'her an Aotrou a penaos e lavaraz; Ian evitgouir en deus badezet en dour, mes c'houi a vezo badezet er Spered-Santel.

17 Pa en deus eta Doue roed dezei ar memes donezon ha deomp-ni, pere hon eus credet en Aotrou Jesus-Christ, petra e oan-me evid enebi ouc'h Doue ?

18 Pa o doe clevet kementse, e tavchont, hag e c'hlorifijond Doue, o lavaroud; Doue 'ta en deus roed ive d'ar jentiled ar gonversion evid ar vuez

19 Hogen evid ar re a oa bet disperset gand ar bersecusion a oa savet diwarben Stefan, e tremenjont beteg Fenisia, ha Kiprus, hag Antiokia, en eur brezegi ar ger da zen nemed d'ar Judevien hep-kon.

20 Hogen hinienou anezei a oa tud eus a Giprus hag eus a Giren, pere o veza antreet e Antiokia, a gomzaz oud ar Greked, o prezegi an Aotrou Jesus.

21 Ha dorn an Aotrou a oa gantei; hag un niver braz a gredaz, hag a droaz oud an Aotrou

22 Hogen ar vrud eus a gement-se a zeuaz da ziscouarn an iliz e Jerusalem; hag hei a gasaz Barnabas, evit m'az aje beteg Antiokia.

23 Pehini pa zeuaz, ha pa en doa gueled grâs Doue, a ce laouenaz; hag hen o exhortaz

holl da choum attachet a greiz calon oud an Aotrou.

24 Rag un den mâd e oa, ha leun eus ar Spered-Santel hag a feiz : ha calz a bobl en em unanaz oud an Aotrou.

25 Neuze Barnabas az eaz da Dars, evit clask Saul :

26 Ha pa en doe e gavet, e casaz anezan da Antiokia. Hag e c'hoarvezaz penaos e rejond e-pâd ur bloaz cren en em assambli gand an Iliz-ze, hag e teskchont calz a bobl, hag an disgibien a oa galvet christenien da genta en Antiokia.

27 Hogen en deisiou-ze e teuaz profeded eus a Jerusalem da Antiokia.

28 Hag unan anezei, hanvet Agabus, a zavaz, hag a roaz da anaoud dre ar Spered, penaos e c'hoarvesche un naounegez vraz dre ar bed holl, ar pez a c'hoarvezaz dindan Klod-Kesar.

29 Neuze an disgibien, pep hini hervez e c'halloud, a zesidaz cas *peadra* da zicour ar vreudeur a choume en Jude.

30 Ar pez ive a rejond, o cas anezan d'ar re-ansien dre zaouarn Barnabas ha Saul.

## CHAB. XII.

1 Hogen war-dro an amzer-ze, ar roue Herodes a astenaz e zaouarn evit goall-dretti hinienou eus an Iliz.

2 Hag hen a lazaz Jakes breur Ian gand ar c'hleze.

3 Hag o oueled penaos e plije kement-se d'ar Judevien, e continuaz, o lakaat cregi ive en Per. Edo neuze deisiou ar bara hep goell.

4 Goude m'en doa croget ennan, e lekeaz anezan er prizon, hag her roaz da viroud da beder banden a bevar soudard pep-hini, gand ar menoz da gas anezan er meas d'ar bobl goude ar pask.

5 Evel-se Per a oa miret er prizon ; mes pedeu a oa grêt hep paouez gand an Iliz da Zoue evitan.

6 Ha pa oa Herodes war ar poent da gas anezan er meas *d'ar marô*, en nos-ze Per a oa cousket etre daou zoudard, staget gand diou chaden, hag ar gouardou a oa e-tal an nor a zioualle ar prizon.

7 Ha setu êl an Aotrou a zavaz en e gichen, hag ur sclerijen a lugernaz er prizon; hag o veza scoet out costez Per, e sabanaz anezan, o lavaroud. Saô buan. Hag ar chadenou a gouezaz eus e zaouarn.

8 Hag an êl a lavaraz dezan, Laka da c'houriz, ha stag da zandalou. Hag hen a reaz evel-se Neuze e lavaraz dezan ; Taol da zae en-dro did ha deus war va lerc'h.

9 Hag hen en eur vond er meas a heuliaz anezan, ha na ouie ked e oa gouir ar pez a rea an el, mes sonjal a rea e ouele ur oueledigez.

10 Ha pa o doe tremenet ar c'henta hag an eil gouard, e teujond d'an nor houarn a gas da gêr, hag e tigoraz dezei anezi he-unan : hag o veza eed er meas, ez ejond a-hed ur rû, ha rag-tal an êl en em dennaz dioutan.

11 Neuze Per, o veza deued ennan e-unan, a lavaraz; Brema ec'h ouzon a dra sur, penaos en deus Doue caset e êl, hag en deus va delivret eus a zorn Herodes hag eus a bolic hortoz pobl ar Judevien.

12 Hag o veza consideret, e teuaz da di Mari mam Ian, les-hanvet Marc, e pe lec'h e oa caiz en em assamblet, hag o pidi.

13 Ha pa en doe Per scoet war dor ar porz, e teuaz ur plac'h, hanvet Rode, evit selaou.

14 Hag o veza anavezet moues Per, gand ar joa na zigoraz ked an nor, mes redec a reaz ebarz, hag ec'h annonsaz penaos e oa Per e-tal an nor.

15 Hag int s lavaraz dezi ; Diskianted oud Mes hi a assure stard penaos e oa evel-se. Neuze e leverjont, E êl eo.

16 Mes Per a gontinue da skei. Ha pa o doe digoret, e oueljont anezan, hag e oent souezet braz.

17 Hogen hen o veza grêt sin dezei gand an dorn da devel, a racontaz dezei penaos en doa an Aotrou e zigaset er meas eus ar prizon : hag hen a lavaraz ; Roid da anaoud kement-ma da Jakes ha d'ar vreudeur. Goude-ze hen a zortiaz, hag az eaz da ul lec'h all.

18 Ha pa oa deued an deiz, bez' e oe un truhul braz e touez ar zoudarded, evit gouzout petra e oa deuet Per da veza.

19 Hag Herodes, goude beza clasket anezan hep galloud e gaout, a reaz goulenou d'ar gouardou, hag e c'horc'hemenaz o c'has *d'ar supplis*. Neuze hen a ziskenaz eus a Jude da Gezare, hag a chounaz *eno*.

20 Hogen bez' e oa droug en Herodes evid ober brezel ouc'h tud Tir ha Sidon. Mes hei a zeuaz a-unan d'e gaout, hag o veza gounezet Blastus, pehini a oa camprour ar roue, e c'houlenjond ar peoc'h, abalamour ma oa o bro maget gant hini ar roue.

21 Ha da un devez merket, Herodes o veza gomsket en e zae a roue, a azezaz war e drôn, hag a reaz un discours dezei.

22 Hag ar bobl a griaz ; Moues un doue *eo*, ha ne ket *hini* un den.

23 Ha rag-tal êl an Aotrou a scoaz anezan, abalamour n'en doa ket roed ar gloar da Zoue : hag o veza debret gant prenved, e varvaz.

24 Hogen ger Doue a greske hag a vultiplie.

25 Ha Barnabas ha Saul, goude beza leunied o c'harg,

a zistroaz eus a Jerusalem, o veza kemeret gantei Ian, leshanvet Marc.

## CHAB. XIII.

1 Hogen bez' e oa en iliz a oa en Antiokia profeded ha kelenerien-benag. Barnabas, ha Simeon a c'halvet Niger, Lucius eus a Ziren, ha Manahen, pehini a oa bet savet assambles gant Herodes an tetrark, ha Saul.

2 Hag evel ma oant-ei o servicha an Aotrou, ha ma iunent, ar Spered-Santel a lavaraz, Separit d'in Barnabas ha Saul, evid an œuvr da behini em eus o galvet.

3 Neuze, goude beza iunet ha pedet, ha lekeed daouarn warnezei, e laoskchond anezei da vond.

4 Hei eta, o veza easet gand ar Spered-Santel, az eaz da Zeleukia, hag ac'hano e verdeïjond da Giprus.

5 Ha pa oent en Salamina, e prezegchond ger Doue en sinagogou ar Judevien : ha bez' o doa ive Ian da zicourer.

6 Ha goude m'o doa treuzed dre an enezen bete Pafos, e cavchond ur sorser, ur falsprofed judeô, hanvet Barjesus,

7 Pehini a oa gand ar proconsul Serj Paul, den fûr. He-ma, o veza galvet Barnabas ha Saul, a zezire clevet ger Doue.

8 Mes Elimas, an sorser, (rag evel-se eo traduiset e hanô) a enebaz outei o clask distrei ar proconsul dioud ar feiz.

9 Neuze Saul, (pehini *a zo ive hanvet* Paol) o veza leûn eus ar Spered-Santel, a zellaz stard outan, hag a lavaraz ;

10 O *den* leûn a bep tromplerez ha pep fallentez, mab an diaoul, enemi da bep justis, ha na baouezi-de ked da bervertissa henchou êün an Aotrou ?

11 Ha brema setu ema dorn an Aotrou warnoud, hag e vezi dall hep goueled an heol e-pâd un amzer. Ha rag-tal e couezaz warnezan ur vrumen ha tevalien ; hag o trei a bep tu, e claske ur re-benag da gundui anezan gand an dorn.

12 Neuze ar proconsul, pa ouelaz ar pez a oa c'hoarvezet, a gredaz, o veza leûn a admirasion eus a gelenadurez an Aotrou.

13 Ha pa oe Paul hag ar re a oa gantan eet kuit eus a Bafos, e teujont da Bergen en Pamfilia. Mes Ian, o veza kouiteet anezei, a zistroaz da Jerusalem

14 Ha goude beza partiet eus a Bergen, e teujond da Antiokia, en Pizidia ; hag int a antreaz er sinagog da zeiz ar sabbat, hag a azezaz.

15 Ha goude al lectur eus al lezen hag ar brofeded, ar penou eus ar sinagog a gasaz da lavaroud dezei, Tud breudeur, ma boc'h eus ur gomz-

benag a exhortasion evid ar bobl, hvirit-hi.

16 Neuze Paul a zavaz, hag o veza grêt sin gand an dorn *da devel*, e lavaraz; Tud a Israel, ha c'houi hag a zouj Doue, selaouit :

17 Doue ar bobl-ma a Israel en deus choaset hon tadou; hag hen a uhelaaz ar bobl-ma pa edont o choum en douar an Ejipt, ha gand ur vreac'h uhel en deus o zennet er meas ac'hano.

18 Hag e-pâd war-dro daou-ugent vloaz amzer hen a zupportaz o c'bomportamant ebarz an dezert.

19 Ha goude m'en doa distrujet seiz nasion en douar Canaan, e lodenaz douar ar re-ze dezi dre ar sort.

20 Ha goude kement-se, e-pâd war-dro pevar c'hant hanter-cant vloaz, e roaz dezei barnerien, bete Samuel ar profed

21 Ha goude-ze e c'houlenjond ur roue, ha Doue a roaz dezei Saul mab Kis, den eus a dribu Benjamin, e-pâd un amzer a zaou-ugent vloaz.

22 Ha goude beza e lamet, e savaz David da roue dezei, da behini ive e roaz testeni, hag e lavaraz; Caved em eus David mab Jesse, un den hervez va c'halon, pehini a rai va holl volonte.

23 Eus a bad be-ma eo en deus Doue, hervez e bromessa, savet da Israel Jesus evit Salver;

24 Ian o veza rag-brezeget araog e zonedigez badiziant ar gonversion da holl bobl Israel.

25 Hag evel me echue Jan e redaden, e lavaraz; Piou a sonch deoc'h oun-me? Ne ket me eo hen; mes setu e teu unan war va lerc'h, ha n'oun ked din da zieren ar boutou eus e dreid

26 Tud breudeur, bugale eus a raç Abraham, hag ar re en ho touez a zouj Doue, deoc'h-hu eo bet caset ger ar zilvidigez-ma.

27 Rag ar re a choum en Jerusalem, hag o renerien, hep anavezout anezan, na lavariou ar brofeded pere a lenner da bep sabbat, o deus *o* accomplisset en eur gondauni anezan.

28 Ha petra-benag na gaf-chont sujet e-bed a varô *ennan*, e pedchond Pilat da lakaad anezan d'ar marô.

29 Ha goude m'o doe accomplisset kement heg a zo scrivet diwar e ben, e lamchond anezan eus ar pren, hag e lekejond anezan er bez.

30 Hogen Doue a zavaz anezan dioud ar re-varô :

31 Hag hen a oe gouelet, e-pâd meür a zevez, gand ar re a oa piniet gantan eus a C'balile da Jerusalem, pere a zo e destou dirag ar bobl

32 Ha ni a annons deoc'h ar c'helou màd, e-kever ar bromessa grêd d'hon tadou,

33 Penaos Doue en deus

e beur-chrêt deomp-ni o bugale, pa en deus resussitet Jesus : evel ma eo scrivet ive en eil Salm, Te eo va Mab, me em eus da engehentet hirio.

34 Hogen penaos en deus e zavet dioud ar re-varô, evit na zistroio mui d'ar vreinadurez, en deus e lavaret evel-hen; Me a roio deoc'h ar c'hrasou santel a Zavid pere a zo sûr.

35 Rag-se e lavar ive en ul lec'h all; Na bermeti ket d'az Sant goueled ar vreinadurez.

36 Rag evit-gour David, goude m'en doa servichet e generasion e-unan hervez bolonte Doue, a zo cousket, hag eo bet lekeed gand e dadou, hag en deus goueled ar vreinadurez

37 Mes an hini en deus Doue resussitet, n'en deus ket goueled ar vreinadurez.

38 Rag-se ra vezo gouezet ganeoc'h, tud breudeur, penaos eo dre hennes ec'h annonser deoc'h ar pardon eus ar bec'hejou;

39 Ha penaos eo drezan ema ar re holl a grêd justifiet eus an holl draou eus a bere n'hoc'h eus ket gallet beza justifiet dre lezen Moises.

40 Likid evez eta na c'hoarvesfe ganeoc'h ar pez a zo bet lavared gand ar brofeded :

41 Gouelit, disprijerien, ha berit souezet, ha disparissit; rag me a ra un œuvr en ho teisiou, un œuvr ha na gredot ket, ha ma rafe unanbenag e raconti deoc'h.

42 Ha pa zortient eus a zinagog ar Judevien, ar jentiled o fedaz da brezegi ar geriou-ze dezei d'ar sabbat warlerc'h.

43 Ha pa oe separet an assamble, meûr a hini eus ar Judevien hag eus ar brozelited a zouje Doue az eaz warlerc'h Paol ha Barnabas; hag ar re-ma, en eur gomza outei, a exhortaz anezei da gendere'hel en gras Doue

44 Ar sabbat warlerc'h eazi an holl gêr en em assamblaz evit selaoui ger Doue.

45 Mes pa ouelaz ar Judevien ar bobl vraz-ze, e oent leuniet a anvi, hag ec'h enepchond oud an traou a lavare Paol, en eul lavaroud a-enep hag o goall-gomza

46 Neuze Paol ha Barnabas, o veza bardieet a gomz, a lavaraz; Deoc'h-hu e oa red annonsi da-genta ger Doue; mes o veza ma rejetit anezan, hag en em varnit hoc'h-unan indin eus ar vuez eternel, setu e troomp oud ar jentiled.

47 Rag evel hen eo en deus an Aotrou gorc'hemened deomp; Da lekeed em eus da c'houlou d'ar jentiled, evit ma vijez da zilvidigez bete penou-pell an douar.

48 Ha pa glevaz ar jentiled an dra-ze, en em rejouischond, hag e c'hloriffjond ger an Aotrou ha kemend hag a oa destinet d'ar vuez eternel a gredaz.

49 Ha ger an Aotrou en em skinaz dre an holl vro.

50 Hogen ar Judevien a atizaz groagez devot-benag a galite, bag ar re genta eus a gêr, hag e savchond ur bersecusion a-enep Paol ha Barnabas, hag e chassejond anezei er meas eus o bro.

51 Mes hei, o veza bejet ar poultr eus o zreid en o enep, a zeuaz da Iconium.

52 Hag an disgibien a oa leùn a joa hag eus ar Spered-Santel.

## CHAB. XIV.

1 Hag e c'hoarvezaz en Iconium, penaos ez ejond assambles e sinagog ar Judevien, bag e comzchond en hevelep doare ma credaz ur foul braz eus ar Judevien hag ive eus ar Greked

2 Mes ar Judevien discredic a atizaz ar jentiled, hag a lekeaz droug da zevel enuei a-enep ar vreudeur.

3 Choum a rejont couls-goude *eno* pell-amzer, o comza hardiz en Aotrou, pehini a zouge testeni da gomze c'hras, hag a roe da oher sinou ha burzudou dre o daouarn

4 Mes ar foul eus ar gêr a oe rannet; darn a oe gand ar Judevien, ha darn gand an ebestel.

5 Ha pa o doa ar jentiled hag ar Judevien, gand o renerien, grêd ur stourm evid o goall-dreti hag o meina,

6 Hei, o veza gouezet *an dra-ze*, a dec'haz da Listra ha Derbe, keriou eus a Likaonia, ha d'ar vro a zo war-dro

7 Hag iot a brezegaz an aviel eno.

8 Hag e oa en Listra un den azezet hag a oa dinerz en e dreid, pehini a oa cam a gov e vam, ha n'en doa baleet biscoas.

9 He-ma a glevaz Paol o comza; pehini, o sellet piz outan, hag o ouelet penaos en doa feiz evit beza iac'heet,

10 A lavaraz gand ur voues uhel, Saô èun war da dreid. Hag hen a reaz ul lam, hag a valeaz.

11 Ha pa ouelaz ar bobl ar pez en doa grêt Paol, e savchond o moues, hag e leverchond e langach Likaonia; An doueou e doare tud a zo diskenet etrezeg enomp.

12 Hag e c'halvent Barnabas Jupiter; ha Paol, Mercurius, abalamour ma oa hen a zouge ar gomz.

13 Ha beleg Jupiter, pehini a oa e-tal o c'hêr, a zigasaz tirvi ha garlantesiou beteg an noriou, hag e felle dezan offr sacrifis gand ar bobl.

14 Mes an ebestel Barnabas ha Paol, pa glevchont *kement-se*, a rogaz o dillad hag a lamaz e creiz ar foul, en eur gria,

15 Hag o lavaroud, Tudou, perag e rit-hu an traou-ze? Ni ive a zo tud, sujet d'ar memes infirmiteou eveldoc'h, hag e prezegomp deoc'h ma tistroot eus an traou vên-ze-

d'an Doue beó, pehini en deus grêd an env, hag an douar, hag ar môr, ha kement tra a zo ennei;

16 Pehini, en amzeriou dremenet, en deus lezet an holl nasionou da vale en o henchou o unan:

17 Petra-benag n'eo ked en em lezet e-unan hep testeni, oc'h ober vâd, hag eu eur rei deomp glaouiou eus an env, sezoniou frouezus, o leunia hor c'halonou a voued hag a joa.

18 Hag en eul lavaroud an traou ze, a boan ec'h heljont ampeich ar bobl da zacrifia dezei.

19 Hogen dond a reaz eno Judevien eus a Antiokia hag eus a Iconium, hag o veza gounezet ar bobl, e veinchont Paol, hag e treinchond anezan er meas eus a gêr, o cridi penaos e oa marô.

20 Mes an disgibien o veza en em zastumet war-dro dezan, hen a zavaz hag az eaz e kêr, hag antronoz ez eaz kount gant Barnabas da Zerbe.

21 Ha goude beza prezeget an aviel d'ar gêr ze, ha beza grêt calz a zisgibien, int a zistroaz da Listra, da Iconium, ha da Antiokia,

22 O crevaad eneou an disgibien, hag en eur exborti anezei da genderc'hel er feiz, ha penaos eo dre galz a drubuliou eo red deomp mond e rouantelez Doue.

23 Ha goude beza lekeed dezei, dre voues, re ansien e pep iliz, en eur bidi, hag o iuni, a recommandchond, anezei d'an Aotrou, e pehini o doa credet.

24 Ha goude m'o doe tremenet dre Bizidia, e teujont e Pamfilia.

25 Ha goude beza prezeget ar ger en Perga, e tiskenchont da Attalia.

26 Hag achano e verderchond da Antiokia, a belec'h e oant bet recommandet da c'hras Doue, evid an œuvr o doa peur-c'hrêt.

27 Ha pa oent erruet, ha pa o doe assamblet an iliz, e racontchont kemend en doa Doue grêt drezei, ha penaos en doa digoret d'ar jentiled dor ar feiz

28 Hag e choumchond eno pell-amzer gand an disgibien.

## CHAB XV.

1 Hag hinienou pere a oa diskenet eus a Jude, a zeske d'ar vreudeur, *o lavaroud*, Ma na vezit trodrouc'het hervez kiz Moises, na hellit ket beza salvet.

2 Rag-se ur rendael hag un disput braz o veza savet war gement-se etre hei ha Paol ha Barnabas, e oe desidet penaos e raje Paol ha Barnabas, hag hinienou all eus o zouez, pinnad da Jerusalem, da gaoud an ebestel hag ar re-ansien, diwarben ar gousion-ze.

3 Hag ind o veza bet ambrouget gand an iliz, a dreuzaz ar Fenisia hag ar Samari, o raconti distroedigez ar jentiled : hag hei a rea ur joa vraz d'an holl vreudeur.

4 Pa oent deued da Jerusalem, e oent digemeret gand an iliz ha gand an ebestel, ha gand ar re-ansien, hag e racontebond an boll draou en doa grēt Doue gantei.

5 Mes hinienou eus a sect ar farizianed, pere a grede, a zavaz o lavarout penaos e oa red trodrouc'ha anezei ha gorc'hemen dezei mirout lezen Moises.

6 Neuze au ebestel hag ar re-ansien en em assamblaz évit consideri an affer-ze.

7 Ha goude un discussion vraz, Per a zavaz, hag a lavaraz dezei ; Tud breudeur, c'houi a óar penaos pell amzer zo en deus Doue choaset en hon touez, *evit* ma cleveche ar jentiled dre va genou ger an aviel, ha ma credfent.

8 Ha Doue, pehini a anaó ar c'halonou, en deus roet testeni dezei, en eur rei dezei ar Spered-Santel kerćouls ha daomp ni ;

9 Ha n'en deus ket grēt differans e-bed etre ni hag hei, o veza purifiet o c'halonou dre ar feiz.

10 Perag eta brema e tentithu Doue, en eul lakaad ur ieó war chouk an disgibien, ba n'o deus ket gallet hon tadou he dougen, na ni ken nebeud ?

11 Mes ni a grēd penaos eo dre c'hras an Aotrou Jesus Christ e vezimp-ni salvet, er memes doara evelte.

12 Neuze an holl bobl a davaz, hag a zelaouaz Barnabas ha Paol, pere a raconte pebez sinion ha burzudou en doa Doue gred drezei e-touez ar jentiled

13 Ha goude m'o doe tavet, Jakes a respontaz, o lavaroud ; Tud breudeur, selaouit ac'hanoun.

14 Simeon en deus disclerіet e penaos e visitaz Doue da-genta ar jentiled, evit kemered eus anezei ur bobl evid e hanó

15 Ha gant kement-se en em accord comsiou ar brofeded, evel ma eo scrivet ;

16 Goude-ze me a zistroio, hag a advatisso tanten David, pehini a zo couezet ; sevel a rin adare e discaresiou, hag hel likin en e sa ;

17 Evit ma rai ar rest eus an dud clask an Aotrou, hag an holl jentiled war bere ema galvet va hanó ; eme an Aotrou, pehini a ra an holl draou-ma.

18 A bep amzer eo anat da Zoue e holl oberiou.

19 Dre-ze, barna a ran penaos na dleer kat nec'hi ar re eus a douez ar jentiled hag a zistro ouc'h Doue ;

20 Mes scriva dezei ma raint en em viroud diouz

souilluresiou an idolou, ha diouz ar fornicasion, ha diouz ar pez a zo mouget, ha diouz ar goàd.

21 Rag evit Moises, bez'ez eus, abaoe an amzeriou coz, tud e pep ker hag a brezeg anezan, o veza lennet er sinagogou bep sabbat.

22 Neuze e oe cavet màd gand an ebestel hag ar re-ansien gand an holl iliz, da gas tud choaset en o zouez o-unan da Antiokia, gant Paol ha Barnabas; *da lavaroud eo*, Judas, les-hanvet Barsabas, ha Silas, tud eus ar re-genta e-touez ar vreudeur.

23 Hag ind a scrivaz gantei evel-hen; An ebestel hag ar re-ansien, hag ar vreudeur, d'ar vreudeur eus a douez ar jentiled hag a zo en Antiokia, en Siria, hag en Silisia, salud.

24 O veza ma hon eus clevet penaos hinienou, hag a oa eed eus hon touez, o deus troublet ac'hanoc'h gant comsiou, oc'h ober d'hoc'h eneou fazia, en eul lavaroud penaos eo red beza trodrouc'het, ha miroud al lezen, da bere n'hor boa ket roet gorc'hemen e-bed;

25 Ni hon eus cavet màd, goude beza en em assamblet a-unan, da choas ha da gas deoc'h tud gand hor c'haret-màd Barnabas ha Paol.

26 Tud pere o deus roed o buez evid hanô hon Aotrou Jesus Christ.

27 Ni a gas eta Judas ha Silas, pere a lavaro *deoc'h* a-c'henou ar memes traou.

28 Rag cavet eo bet màd gand ar Spered Santel ha ganeomp-ni, na raed lakaad warnoc'h beac'h e bed nemed an traou necesser-ma;

29 Ma raec'h en em viroud diouz traou offret d'an idolou, ha diouz ar goàd, ha diouz ar pez a zo mouget, ha diouz ar fornicasion; màd a reot d'en em viroud diouz an traou-ze. Bezit iac'h.

30 Hag o veza eta bet caset, e teujont da Antiokia; ha pa o doe assamblet ar multitud, e rojond al lizer.

31 Pa o doe lennet *anezan*, en em rejouischond abalamour d'ar gonsolasion.

32 Ha Judas, ha Silas, pere a oa o-unan profeded, a exhortaz hag a grevaaz ar vreudeur dre veùr a brezegen.

33 Ha goude beza choumet *eno* ur pennad amzer, o oent laosket e peoc'h gand ar vreudeur da vond etrezeg an ebestel.

34 Coulsgoude Silas a gavaz dezan e oa màd choum eno.

35 Ha Paol ha Barnabas ive a choumaz en Antiokia, o kelen hag o prezegi ger an Aotrou, gant caiz re all iva.

36 Hogen devesiou-benag goude-ze, Paol a lavaraz da Varnabas; Distroomp da visita hor breudeur dre an holl c'heriou e pere hon eus pre-

zeget ger an Aotrou, *evit goueled* penaos emaint.

37 Ha Barnabas a felle dezan kemeret gantei Ian, leshanvet Marc

38 Mes Paol na gave ked e oa deread kemeret gantei an hini en doa en em dennet dioutei ahnoc Pamfilia, ha na oa ked eet gantei evid al labour-ze.

39 Savel a reaz eta ur rendael, en hevelep doare ma en em zeparchond an eil diouc'h egile: ha Barnabas a gemeraz Marc gantan, hag az eaz dre vôr da Giprus;

40 Mes Paol, o veza choaset Silas, az eaz kouit, goude beza bet recommandet da c'hras Doue gand ar vreudeur

41 Hag hen a dremenaz dre ar Siria hag ar Silisia, en eur grevaad an ilizou.

## CHAB. XVI.

1 Hag hen a zeuaz da Zerbe ha da Listra: ha setu e oa eno un disgibl hanvet Timoteus, mab da ur oureg judeves hag a grede, mes eus a dad grek;

2 Da behini e roet testeni vâd gand ar vreudeur a oa e Listra hag en Iconium.

3 Paol a fellaz dezan ez aje gantan: hag o veza e gemeret, e trodrouc'haz anezan, abalamour d'ar Judevien a oa er c'harteriou-ze, rag gouzoud a reand holl penaos e oa e dad grek.

4 Hag evel ma'z eend dre ar c'heriou, e roend dezei da viroud ar c'hemenaduresiou a oa het decretet gand an ebestel hag ar re-ansien a oa en Jerusalem.

5 Evel-se an ilizou a oa creveet er feiz, hag a greske e niver bemdez.

6 Ha goude m'o doe treuzet ar Frijia ha bro ar Galasia, e oe difenet outei gand ar Spered Santel da brezegi ar ger en Azia.

7 Pa oent deued e Mizia, en em lekejond da vond e Bitinia; mes ar Spered na bermetaz ked dezei.

8 Goude eta m'o doe treuzet ar Mizia, e tiskenchond da Droas

9 Hag ur ouelediger en em ziscouezaz da Baol on nos Un den eus a Vasedonia a oa en e za, hag a bedaz anezan, o lavaroud; Tremen er Masedonia, ha sicour ac'hanomp.

10 Ha kerkent ha ma en doe goueled ar ouelediger-ze, e claskchomp mond er Masedonia, o c'houzout dre eno penaos e c'halve an Aotrou ac'hanomp da brezegi an aviel dezei.

11 O veza eta partiet eus a Droas, ez ejomp rag-eün da Zamotrasia, hag antronoz da Neapolis;

12 Hag ac'hano da Filippos, pehini eo ar c'henta kêr eus ar c'hartier-ze eus a Vasedonia, hag ur c'holoni: hag e choumjomp devesioubenag er gêr-ze.

13 Ha da zeiz ar sabbat ez ejomp er meas eus a gêr tost d'ar stêr, el lec'h ma oar accustumet da ober ar beden; hag o veza azezet, e comzchomp oud ar merc'hed a oa en em assamblet *eno*.

14 Hag ur vaouez hanvet Lidia, gouerzeres pourpr, eus ar ger a Diatira, pehini a adore Doue, a zelaoue: hag ao Aotrou a zigoraz he c'halon, evid ober evez oud an traou a lavare Paol.

15 Ha pa oe badezet, hag he zi, e pedaz *ac'hanomp*, en eul lavaroud; Ma hoc'h eus barnet emoun fidel d'an Aotrou, antreit em zi, ha choumid *ennan*. Hag e contraignaz ac'hanomp.

16 Hogen c'hoarvezoud a reaz evel ma oamp o vond da lec'h ar beden, penaos e ran contraz ac'hanomp ur plac'h hag e doa ur spered a Biton, pehini a zigase ur gounid braz d'he mestrou o tevina.

17 Hounnes oc'h heulia Paol ha ni, a grie, en eul lavaroud; An dud ze a zo servicherien an Doue gorbuela, pere a annons deomp hend ar zilvidigez.

18 Ober a reaz kement-se e-pâd meûr a zevez. Mes Paol, o veza scuizet, a zistroaz, hag a lavaraz d'ar spered; Me a c'horc'hemen d'id, en hanô Jesus Christ, da vond er meas anezi. Hag hen az eaz er meas war an heur-ze.

19 Hogen pa ouelaz he mestrou penaos an esperans eus o gounid a oa cet kouit, e crogchond e Paol ha Silas, hag e treinchond anezei d'ar blasen public dirag ar vajistred:

20 Hag e tigaschond anezei d'ar chefou a-vrezel, o lavaroud; An dud-ma, pere a zo Judevien, a droubl calz hor c'hêr;

21 Ha deski a reoot deomp kisou pere n'eo ket permetet deomp da reseô na da observi, pa'z omp Romaoed.

22 Hag ar foul a zavaz assambles a-eneb dezei; hag ar chefou a-vrezel, goude beza roget o dillad diwarnezei, a c'horc'hemenaz o c hanna gant goual.

23 Ha goude ma oe roet meûr a daol dezei, e lekejond anezei er prizon, en eur c'horc'hemen d'ar geolier o derc'hel sûr.

24 He-ma, o veza bet roed dezan an urs-ze, a lekeaz anezei er prizon a-ziabarz, hag a zerraz o zreid e keflou.

25 Hogen da hanter nos, Paol ha Silas a oa o pidi, hag a gane meuleudiou da Zoue: hag ar brizonerien a gleve anezei

26 Hag eo un-taol e c'hoarvezaz ur c'hren-douar braz, ken na oe stronset fondamant ar prizon; ha kerkent an holl zoriou a zigoraz, hag ereou an holl a doraz.

27 Neuze ar geolier o veza dihunet, pa ouelaz doriou ar prizon digor, a dennaz

e gleze, hag a fellaz dezan en em laza e-unan, o sonjal penaos ar brizonerien a oa tec'het kouit

28 Mes Paol a griaz gand ur voues gre, o lavaroud, Na ra droug e-bed d'id da-unan, rag emomp holl ama.

29 Ha goude m'en doa goulenet goulou, e redaz afo ébarz, hag en eur grena en em daolaz da dreid Paol ha Silas:

30 Hag o veza o zennet er meas, e lavaraz; Aotrounez, petra a zo red d'in-me ober evit beza salvet?

31 Hag hei a lavaraz dezan; Cred en Aotrou Jesus Christ, hag e vezi salvet, te ha da di

32 Hag ec'h annonschond dezan ger an Aotrou, ha d'ar re holl a oa en e di.

33 Hag hen a gemeraz anezei en heur-ze eus an nos, hag a oualc'haz dezei o gouliou: ha rag-tal e oe badezet, hen hag e holl dud.

34 Ha goude m'en doe o digaset en e di, e lekeaz boued dirage; hag hen en em rejouissaz, o cridi en Doue gand e holl di.

35 Hogen pa oe deuet an deiz, ar chefou a-vrezel a gasaz hucherien da lavarout, Laosk an dud-ze.

36 Hag ar geolier a zigasaz ar geriou-ze da Baol, *o lavaroud*, Ar chefou a-vrezel o deus caset, evit leuskel ac'hanoc'h: brema 'ta sortit, hag id e peoc'h

37 Mes Paol a lavaraz dezei, Goude beza hor scourjezet publicamant, hep barnedigez, ha ni Romaned, o deus hor c'haset er prizon; ha brema e reont hol lakaad er meas secretamant! Nan evel-se, mes deuend o-unan, ha lakaend ac'hanomp er meas.

38 Hag an hucherien a zanevelaz ar geriou-ze d'ar chefou a-vrezel: hag ind o doe aoun pa glevchont penaos e oant Romaned.

39 Hag hei a zeuaz, hag o fedaz; hag o veza *o* c'haset er meas, e pedchond anezei da vont kouit eus o c'hêr.

40 Hag hei, goude beza sortiet eus ar prizon, az eaz da di Lidia; hag o veza goueled ar vreudreur, e consolchond anezei, hag ez ejont kouit.

## CHAB. XVII.

1 Goude m'o doe tremenet dre Amfipolis hag Apollonia, e teujond da Dessalonika, e pelec'h e oa ur sinagog a Judevien.

2 Ha Paol, hervez e giz, a antreaz d'o chaout, hag e pâd tri subbat e rezonaz gantei eus ar Scrituriou,

3 O tisclerïa hag o tiscouez dezei penaos e oa red e soufrje ar C'hrist, hag e resussitche diouz ar re varô; ha penaos hennes eo ar C'hrist Jesus, pehini, *emezan*, a brezegan deoc'h.

4 Ha darn anezei a gredaz, hag en em unanaz gant Paol

ha Silas, hag ur foul braz eus ar Greked hag a zouje Doue, ha meur a hini eus ar c'hroagez a genta renk.

5 Mes ar Judevien pere na gredent ket o veza leün a avi, a gemeraz tud didalvez ha fall, ha goude beza dastumet ur foul, e lekejont truhul dre gêr; hag e kelc'hjont ti Jason, o clask eas anezei er meas d'ar bobl.

6 Ha pa n'o c'havchont ket, e treinchont Jason hag hinienou eus ar vreuder dirag penou-kêr, en eur grui; Ar re-ma, pere o deus bouiversct ar bed holl, a zo deued ama ive;

7 Pere en deus Jason digemeret: hag ar re-ma holl a ra a-enep decrejou Kezar, o lavaroud ez eus ur roue all, Jesus

8 Hag hei a droublaz ar bobl hag ar penou-kêr, pa glevchont kement-se.

9 Mes goude haza resevet cred digant Jason ha digand ar re all, e leschond anezei da vont.

10 Hag ar vreudeur rag-tal a gasaz a-hed an nos Paol ha Silas da Verea: hag o veza erruet *eno*, ec'h antrejond e sinagog ar Judevien.

11 Hogen ar re ma a oa jentiloc'h eged ar re eus a Dessalonika; rag hei a resevaz ar ger gant pep buander a-iout, hag e c'hourhent bemdez ar Scrituriou, evit gouzoud mar d-oa an traou-ze evel-se.

12 Dre-ze meür a hini anezei a gredaz, hag eus a c'hroagez a-zoare eus ar Greked, hag eus ar ouased, un niver braz aoalc'h.

13 Mes pa ouezaz Judevien Tessalonika penaos en doa ive Paol prezeget ger Doue en Beren, e teujond ive di, hag e tispac'hjond ar bobl.

14 Ha neuze rag-tal ar vreudeur a gasaz kouit Paol, evel evit mond war-zu ar mor; mes Silas ha Timoteus a choumaz c'hoas eno.

15 Hag ar re a gundue Paol a gasaz anezan beteg Athen; ha goude m'o doa caved an urs da lavaroud da Silas ha da Dimoteus dont affo d'e gaout, ez ejont kouit.

16 Hag e-pad ma c'hortoze Paol anezei en Athen, e speured e oa heskinet ennan, o oueled ar gêr-ze en em roed holl d'an idolatri.

17 Rag-se hen a gomze er sinagog oud ar Judevien hag ar re a zouje Doue, ha bemdez er marc'hallec'h oud ar re en em gave eno.

18 Neuze filosofed-benag eus an Epikuried hag eus ar Stoikred a zisputar outan; ha lod a lavare; Petra a fell d'an teodeeg-ze da lavaroud? Ha re all; Seblant a ra penaos ec'h annons doueou estranjour; abalamour ma annonse dezei ar c'helon mad eus a Jesus hag eus ar resurrexion.

19 Hag hei a gemeraz anezan, hag hen casaz

d'an Areopach, o lavaroud; Ha ni a helfe gouzout petra eo an doctrin nevez-ze eus a behini e comzez?

20 Rag lavaroud a rez traou etranch d'hon discouarn; ni a choanta eta gouzout petra a sinifi an traou-ze.

21 Hogen an Athenied holl, hag an estranjourien a oa eno, na dremenent o amzer nemed o lavaroud hag o cleved un dra-benag a nevez.

22 Neuze Paol a zavaz e creiz an Areopach, hag a lavaraz; Tud Atheniz, goueled a ran penaos emoc'h devot braz d'an doueou e pep tra:

23 Rag en eur dremen, hag o consideri an objedou eus hoc'h adorasion, em eus cavet un aoter war behini ema scrivet; D'AN DOUE DIZANAF. An hini 'ta hag a adorit heb e anaoud, hennes eo a annonsan deoc'h.

24 An Doue pehini en deus grēd ar bed, ha kemend a zo ennan, o veza ma'z eo an Aotrou eus an env hag eus an douar, na choum ked en templou gret gand daouarn;

25 Ha n'eo ket servichet gant daouarn an dud, evel pa en defe ezom eus a un dra-benag, pa z eo hen a ro d'an holl ar vuez, hag an alan, ha pep tra:

26 Hag hen eo en deus grēd eus a ur goâd hep ken an holl boblou a dud, evit choum war holl c'horre an douar, o veza merket an amzeriou reizet amog hag an harzou eus o choumach;

27 Evit ma rafent clask an Aotrou, mar gellont *evel* eu eur dastona touch outan hag e gaout, petra-benag evitgouir n'ema ket pell eus a bep hini ac'hanomp.

28 Rag ennan eo e vevomp, e finvomp, hag ec'h existomp evel m'o deus lavaret hinienou eus ho poeted; Rag ni ive a zo e raç

29 Pa'z omp eta raç Doue, na dleomp ket eridi e ve an Douelez henvel ouc'h aour, pe arc'hant, pe vean, tailhet diouc'h ijin hag invansion an dud.

30 Hag evit gouir Doue, o selled dreist an amzeriou a ignorans-ze, a lavar brema d'an holl dud e pep lec'h ma raind en em gonvertissa.

31 Rag arretet en deus un deiz e pehini e varno ar bed hervez ar justis, dre an den en deus lekeed *evit-se*, o rei ur breuven certen eus a gemeut se d'an holl, en eur resussita anezan diouz ar re-varō.

32 Mes pa glevchont comza eus a resurrecsion ar re varō, lod a rea goah, ha lod all a lavare; Da gleved a raimp c hoas war gement-se.

33 Evel-se Paol az eaz kouit eus o zouez.

34 Coulsgoude tud-benag en em attachaz outan, hag a gredaz; e touez pere e oa Denes an Areopajiad, hag ur

vaouez hanvet Damaris, ha re all gantei.

## CHAB. XVIII.

1 Hogen goude-ze Paol, o veza eet kouit eus a Athen, a zeuaz da Gorint.

2 Hag o veza eaved ur Judeô, hanvet Akoula, ginidic eus ar Pont, pehini a oa nevez deued eus an Itali, gant Prisilla e oureg (dre m'en doa Klod gorc'hemenet d'an holl Judevien sortial eus a Rom) hen az eaz d'o c'haoud.

3 Ha dre ma oa eus ar memes micher, e choumaz gantei. hag e laboure: rag o micher oa ober tantenou.

4 Hogen hen a rezone er sinagog bep sabbat, hag e persuade ar Judevien hag ar Greked.

5 Ha pa oe deued Silas ha Timoteus eus a Vasedonia, Paol a oe bountet er spered, hag a destenıaz d'ar Judevien penaos Jesus a oa ar C'hrist.

6 Mes evel ma enebent outan ha ma goall-gomzent, hen a hejaz e zillad, hag a lavarazdezeı, *Ra vezo* ho coàd war ho pen-hu hoc'h-unan; me a zo nêt; diwar-vrema ez an etrezeg ar jentiled.

7 Hag o veza eed ac'hano, hen az eaz e ti un den hanvet Justus, hag a zouje Doue, ti pehini a oa stag oud ar sinagog.

8 Ha Krispus, pen ar sinagog, a gredaz en Aotrou, gand e holl di: ha calz a Corintied, o veza clevet, a gredaz, hag a oe badezet.

9 Neuze an Aotrou a lavaraz da Baol, dre ur oueledigez en nos; Na'z pez ked a aoun, mes comz, ha na dav ket:

10 Rag me a zo ganez, ha den n'en em lakaı warnoud evid ober droug d'id; rag bez' em eus ur bobl vraz er gêr-ma.

11 Hag hen a choumaz *eno* ur bloaz ha c'houec'h mis, o kelen gar Doue en o zouez.

12 Hogen pa oa Galhon proconsul eus a Akaia, ar Judevien a zavaz a-unan a-enep Paol, hag e caschond anezan d'al lez barn,

13 O lavaroud; He-ma a alı an dud da zervicha Doue a-enep aı lezen.

14 Hag evel ma'z ee Paol da zigeri e c'henou, Gallion a lavaraz d'aı Judevien, Ma vije kistion eus a un injustis pe ur c'hrim-benag, ô Judevien, me a supportche ac'hanoc'h hervez ar rezon;

15 Mes mar d-eo kistion eus a gomsiou, hag eus a hanoıou, hag eus ho lezen, sellit hoc'h-unan *out se*; rag na fell ked d'in beza barner eus an traou-ze.

16 Hag hen o c'hasaz kouit eus al lez barn.

17 Neuze an holl C'hreked, o veza croget e Sostenes, pen ar sinagog, a scoe gantan dırag al lez barn: ha Gallion na rea vân eus an traou-ze.

18 Ha Paol, goude beza choumet c'hoas *eno* calz devesiou, a gimiadaz ar vreudeur, hag az eaz dre vôr d'ar Siria, ha gantan Prisilla hag Akoula, goude beza touzet e ben e Kenchrea; rag ur voeu en doa.

19 Hag e teuaz da Efezus, hag e lezaz anezei eno; mes hen az eaz er sinagog, hag e rezonaz gand ar Judevien.

20 Ha pa bedehond aoezan da choum pelloc'h amzer gantei, na gonsantaz ket.

21 Mes hen a gimiadaz anezei, o lavaroud, Red eo d'in a-dra-sûr miroud ar gouel a zeu en Jerusalem; mes distrei a rin adare d'ho caout, mar plij da Zoue. Hag hen az eaz kouit eus a Efezus

22 Hag o veza debarket e Kezare, hen a biniaz, ha goude beza saludet an iliz, a tiskenaz da Antiokia.

23 Ha goude beza choumed *eno* ur pennad amzer, ez eaz kouit, hag e tremenaz gant reiz dre vro ar Galasia, hag ar Frijia, en eur grevaad an holl zisgibien.

24 Hogen ur Judeô hanvet Apollos, ginidic eus a Alecsandria, den helavar *ha* galloudec er Scrituriou, a zeuaz da Efezus.

25 He-ma a oa bet desket en hend an Aotrou; hag o veza broud er spered, hen a lavare hag a gelene gand aked an traou a zell oud an Aotrou, petra-benag na anaveze nemet badiziant Ian.

26 Commans a reaz eta comz gant hardizder er sinagog. Ha Prisilla hag Akoula o veza clevet anezan, hen digemeraz, hag a zisplegaz parfetoc'h dezan hent Doue.

27 Ha pa fellaz dezan mond en Akaia, ar vreudeur a scrivaz, o pidi an disgibien da zigemeroud anezan. Ha goude beza erruet, hen a gen-nerzaz calz ar re o doe credet dre ar c'hras.

28 Rag kendrec'hi a rea gant nerz ar Judevien dirag an holl, o tiscouez dre ar Scriturion penaos Jesus eo ar C'hrist.

## CHAB. XIX.

1 Hag e c'hoarvezaz, pa oa Apollos e Korint, penaos Paol, goude beza tremenet dre ar c'hostesiou uhela, a zeuaz da Efezus hag o veza cavet disgibien-benag *eno*,

2 E lavaraz dezei; Ha resevet hoc'h eus-hu ar Spered-Santel abaoe ma hoc'h eus credet? Hag hei a lavaraz dezan; N'hon eus ket clevet memes ez eus ur Spered-Santel

3 Hag hen a lavaraz dezei; Da petra eta oc'h-hu bet badezet? Hag int a lavaraz; Da vadiziant Ian.

4 Neuze Paol a lavaraz; Ian evit-gouir a vadeze gant badiziant ar gonversion, o lavaroud d'ar bobl ma credent en hini a zeue war e lerc'h, da lavaroud eo, e Jesus Christ.

5 Hag o veza clevet, e oent badezet da hanô an Aotrou Jesus.

6 Ha pa en doe Paol lekeed daouarn warnezei, ar Spered-Santel a zeuaz warnezei ; hag hei a gomzaz langachou, hag a brofetisaz.

7 Hag an dud-ze holl a oa war-dro daouzec.

8 Neuze heu az eaz er sinagog, hag a gomzaz gant hardizder e-pâd tri mis, o rezoni hag o persuadi *diwarben* an traou a zell ouc'h rouantelez Doue.

9 Mes evel ma oa lod hag en em galede, ha na grede ket, hag a lavare droug eus an hent-ze dirag an holl bobl, hen en em dennaz eus o zouez, hag a zeparaz an diegibien, hag e prezege bemdez a scôl unan *hanvet* Tirannus.

10 Hag an dra-ze a badaz e-pâd daou vloaz : hag evel-se ar re holl a choum en Azia, ken Judevien ken Greked, a glevaz ger an Aotrou Jesus.

11 Ha Doue a rea burzudou dreist-ordinal dre zaouarn Paol ;

12 En hevelep doare ma lekeed war ar glanvourien henenou pe davancherou a oa bed oud e gorf, hag ar c'hlenvejou o dileze, hag an droug-sperejou az ee er meaz anezei.

13 Neuze hiniennou eus an eczoreisted Judevien pere a rede ar vro, a esaeaz gervel hanô an Aotrou Jesus war ar re a oa dalc'het gand droug-sperejou, en eul lavaroud ; Ni a gonjur ac'hanoc'h dre Jesus pehini a brezeg Paol.

14 Hogen bez' e oa seiz mab da Skeva, ur pen-beleg judeô, pere a reaz an dra-ze.

15 Mes an droug-spered o respont, a lavaraz ; Anaoud a ran Jesus, hag ec'h ouzon piou eo Paol ; mes c'houi, piou oc'h-hu ?

16 Hag an den a pehini e oa an droug-spered a lamaz warnezei, bag o veza trec'het anezei, o zretaz ker fall ma tec'hjond eus an ti-ze en noaz ha blesset

17 Hag an dra-ze a oe anavezet gand an holl Judevien hag ar Greked a choume en Efezue ; hag aoun a gouezaz warnezei holl, hag hanô an Aotrou Jesus a oa magnifiet.

18 Ha calz eus ar re a grede a zeuaz, hag a gonvesaz hag a zisclenaz o oberiou.

19 Calz ive eus ar re a rea ar skianchou curius a zigasaz o levriou, hag o devaz dirag an holl : ha pa gountchond ar pris anezei, e oe cavet e save da hanter-cant mil *pez* arc'hant.

20 Evel-se gant galloud e creske ger an Aotrou, hag e trec'he.

21 Ha goude ma oe c'hoarvezet an traou-ze, Paol en em broposaz er Spered, goude heza tremenet dre Vasedonia hag Akaia, mond da Jerusalem, o lavaroud ; Goude ma vezin bed eno, e vezo red d'in ive gouelet Rom.

22 Hag o veza caset e Masedonia daou eus ar re a zerviche gantan, Timoteus hag Erastus, hen a choumaze hoas ur pennad amzer en Azia.

23 Mes c'hoarvezoud a reaz en amzer ze un trubul ha na oa ket bihan diwarhen an bent-ze.

24 Rag un orfeber banvet Demetrius, pehini a rea templou *bihan* arc'hant eus a Ziana, hag a lekea da c'houmid calz ar re eus ar vicher ze,

25 A assamblaz anezei gant re all hag a rea ar sort labouriou-ze, hag a lavaraz, O tud, gouzoud a rit penaos eo deus al labour ze e teu hor gounid;

26 Ha c'houi a ouel hag a glev peoaos, nan hep-ken en Efezus, mes cazi dre an holl Azia, en deus ar Paol-ze persuadet ha distroet calz a dud, dre lavarout penaos n'int ked doueou ar re a zo gret gand daouarn.

27 Ha bez ez eus danjer nan hep-ken e ve goall-vrudet hor micher ni, mes ive e ve disprijet templ ao doueez vraz Diana, hag e ve discaret ar vajeste anezi, pehini e ra an holl Azia hag ar bed be adori.

28 Pa glevchont *kement se*, e oent leuniet a goler, hag e crijont, o lavaroud; Braz eo Diana an Efesied!

29 Hag ar gêr holl a oe leuniet a zireiz, hag e redchond holl assambles gant fulor en teatr, goude beza croget e Gaius hag Aristarkus, tud eus a Vasedonia, ha ken veacherien Paol.

30 Hag evel ma felle da Baol mond ebarz e-touez ar bobl, an disgibien na lezchond ked dezan.

31 Hag unan-benag ive eus a renerien Azia, pere a oa mignoned dezan, a gasaz d'e bidi na d-aje ked d'an teatr.

32 Darn eta a grie un dra, ha re all un dra all, rag an assamble a oa reustlus, hag an darnvuia na ouient ket da betra e oant deuet assambles.

33 Neuze e tenjond Alecsandr er meas eus ar foul, ar Judevien o vounta anezan. Hag Alecsandr, oc'h ober sin gand an dorn, a felle dezan oher e zifen dirag ar bobl.

34 Mes pa anaveschont penaos e oa ur Judeô, an holl en ur voues, e-pâd diou heûr, a griaz; Braz eo Diana an Efesied!

35 Ha goude m'en doa scrivanier-kêr siouleed ar bobl, e lavaraz; Tud a Efezus, piou eo an den ha na oar ket penaos kêr an Efesied a zo consacret da Ziana ar vraz, ha d'an *smach* couezet eus a Jupiter?

36 O veza' ta na helleur ked dislavaroud an traou-ze, c'houi a dle choum sioul, hag heb oher tra e-hed gant buanegez.

37 Rag an dud-ze hoc'h eus digaset ama, n'int na laeron templou na goall-gomzerien a-enep ho doueez.

38 Rag-se mar en deus Demetrius, hag ar vicherourien

a zo gantan, affer e bed a-enep den, al lez a zo dalc'het, ha proconsuled a zo; ra c'halvint *di* an eil egile.

39 Ma boc'h eus un drabenag all da c'houlen, e vezo desidet en un assamble legal.

40 Rag ni a zo en danjer da veza tamallet evit dispac'h an devez-ma, pa n'eus caus e-bed dre behini e hellomp rei rezon eus ar strollad-ma.

41 Ha pa en doe lavaret kement-se, e casaz kouit an assamble.

## CHAB. XX.

1 Hogen pa oe paouezet an dispac'h, Paol a c'halvaz an disgibien davitan, ha goude beza briatet anezei, e partiaz evit mond e Masedonia.

2 Ha goude m'en doa tremenet dre ar c'hostesiou-ze, ha m'en doa o exhortet dre veùr a brezegen, e teuaz e Gres

3 Pa oe choumet *eno* tri mis, ar Judevien o veza lekeed spierien dezan pa dlie en em ambarki evit mond er Siria, hen en em broposaz distrei dre Masedonia.

4 Hag e oe ambrouget beteg en Azia gant Sopater, eus a Verea; gand Aristarkus ha Secundus, eus a Dessalonika, ha gant Gaius, eus a Zerbe, ha gant Timoteus; ha gant Tuchikus ha Trofimus, eus an Azia

5 Ar re-ma o veza eed araog, a c'hortozaz ac'hanomp en Troas.

6 Ha ni, goude deisiou ar bara dic'hoell, en em ambarkaz e Philippos, hag e teujomp e pemp devez d'o chaoud en Troas, e pelec'h e choumjomp seiz devez.

7 D'an *deiz* kenta eus ar zizun, pa oa an disgibien assamblet evit terri ar bara, Paol o tleout mont kouit an deiz war lere'h, a brezegaz dezei, hag ec'h astenaz e brezegen beteg hanter nos

8 Hogen bez' e oa calz a lampou er gampr uhel e pehini e oant assamblet.

9 Hag un den iaouank, hanvet Eutukus, a oa azezet war ur prenestr, hag ur pounnergousk a gouezaz warnezan; hag evel ma talc'he Paol pell-amzer da brezegi, e couskaz mik, hag e couezaz eus an trede kembot d'an traôn, hag e oe savet marô.

10 Mes Paol, o veza diskennet, en em astenaz warnezan; ha goude beza e vriatet, e lavaraz; Na vezit ket nec'het, rag ema e ene ennan.

11 Ha goude m'en doa piniet adare, hag o veza torret ar bara, ha dehret, e comzaz outei ur pennad mâd, bete goulou-deiz, evel-se ez eaz kouit.

12 Hag hei a zigasaz an den-iaouank beô, hag e oent consolet braz

13 Hogen ni az eaz araog war al lestr, hag e verdeichomp da Assos, e pelech e tlemp kemeret Paol; rag

evel-se en doa reizet, o veza ma felle dezan ober an hend war droad.

14 Ha pa en em gavaz ganeomp en Assos, e kemerchomp anezan ebarz, hag ez ejomp da Vitilene.

15 Hag ac'hano o vond dre vôr, e teujomp antronoz dirag Kios ; hag an deiz war lerc'h e teujomp da Zamos ; hag o veza choumet e Trogilion, e teujomp an deiz goude da Vilet.

16 Rag Paol en doa resolvet tremen en tu all da Efezus, evit na dremenje ked a amzer en Azia, rag hasta a rea, evid en em gaout, mar boa possubl dezan, e Jerusalem da zeiz ar pentecost.

17 Hogen kas a reaz eus a Vilet da Efezus, evit gervel re-ansien an iliz.

18 Ha pa oent deued d'e gaout, e lavaraz dezei ; C'houi a ôar e pé zoare oun en em renet en ho touez bepred, adaleg an deiz kenta ma oun antreed en Azia,

19 O servicha an Aotrou gant pep humilite, gant calz a zaerou, hag *e creiz* an amprouvenou a zo c'hoarvezet ganen dre espionach ar Judevien ;

20 *Ha* penaos n'em eus ket miret *diouzoc'h* tra talvoudec e-hed, hag em eus discleriet ha desket deoc'h e public, hag a di-e-ti,

21 O testenia d'ar Judevien hag ive d'ar Greked, an distro e-kenver Doue, hag ar feiz e-kenver hon Aotrou Jesus Christ.

22 Ha brema setu emoun ereet dre ar Spered o vond da Jerusalem, hep gouzoud an traou a dle choarvezout ganen eno ;

23 Nemet ma ra ar Spered-Santel testenia d'in e pep kêr, o lavarout penaos ereou hag afflicsionou a c'hortoz ac'hanoun.

24 Mes na ran istim a draebed, ha va buez va-unan n'eo ket kêr d'in, gant ma rin peurober va redaden gant joa, hag ar garg pehini em eus resevet digand an Aotrou Jesus, da destenia aviel gras Doue.

25 Ha brema setu e ouzon penaos c'houi holl, e-touez pere em eus tremenet o prezegi rouantelez Doue, na ouelot mui va bisach.

26 Dre-ze ho kemered a ran birio da dest, penaos oun nêt eus a ouâd an holl ;

27 Rag n'oun ked en em espernet da annonsi deoc'h holl gonseil Doue.

28 Likiz evez eta ouzoc'h hoc'h-unan, hag oud an holl dropel war behini en deus ar Spered-Santel lekeed ac'hanoc'h da evesidi evit mesa iliz Doue, pehini en deus prenet gand e ouâd e-unan.

29 Rag me a ôar penaos, goude ma vezin eet kouit, ec'h antreo goail-vleizi en ho touez, pere na espernint ked an dropel ;

30 Hag e savo eus ho touez hoc'h-unan tud hag a lavaro traou fazius evit tenna disgibien war o lerc'h.

31 Rag-se belit, o caout sonch penaos e-pad tri bloaz n'em eus ket paouezet, nos ha deiz, da avertissa pep hini gand daerou.

32 Ha brema, breudeur, e recommandan ac'hanoc'h da Zoue, ha da gomz e c'hras, pehini a hell ho peûr-edifia, ha rei deoc'h un heritach e-touez an holl re zantifiet.

33 N'em eus ket c'hoanteet nag arc'hant, nag aour, na dillad den e-bed;

34 Ha c'houi a oar hoc'h-unan penaos an daouarn-ma o deus pourveed d'am ezommou, ha d'ar re a oa ganen.

35 Discouezet em eus deoc'h e pep tra, penaos evel-se, en eul labourat, eo red sicour ar re faibl ha derc'hel sonch eus a c'heriou an Aotrou Jesus, penaos e lavaraz e-unan; Eurusoc'h eo rei eget reseô.

36 Ha goude m'en doe lavaret kement-se, en em lekeaz war e zaoulin, hag a pedaz gantei holl.

37 Neuze an holl a ouelaz druz, hag o lammout da c'houzoug Paol, e pokent dezan,

38 O veza glac'haret dreist-holl abalamour d'ar gomz en doa lavaret, na ouelchent mui e visach. Hag int a ambrougaz anezan beteg al lestr.

CHAB. XXI.

1 Ha goude ma oamb en em rannet diouteı, ha pelleed eus an douar, e teujomp war-eün da Goos, hag antronoz da Rodes, hag ac'hano da Batara

2 Hag o veza cavet ul lestr hag az ee da Fenise, e pinchomp ennan, hag ez ejomp kouit.

3 Neuze o veza apersovet Kiprus, e lezchomp anezi en dorn cleiz, hag o veza merdeet war-zu ar Siria, e touarchomp e Tir; rag eno eo e tlie al lestr lezel he c'harg.

4 Hag o veza cavet disgibien, e choumchomp eno seiz devez. Hag ar re-ma a lavaraz da Baol, dre ar Spered, na binche ked da Jerusalem.

5 Mes pa hor boe echuet an deisiou-ze, e partijomp hag en em lekejomp en hent, hag e teujond holl, gand o groagez hag o bugale, da ambrouga ac'hanomp beteg er meas a gêr hag o veza daoulinet war an aot, e pedchomp.

6 Ha goude beza briatet an eil egile, ni a biniaz war al lestr, hag int a zistroaz d'ar gêr.

7 Hag oc'h echui hor môrveach eus a Dir, e teujomp da Btolemais; hag o veza saludet ar vreudeur, e choumchomp un devez gantei.

8 Hag antronoz, Paol hag ar re a oa gantan o veza partiet,

e teujomp da Gezare : hag o veza antreet en ti Filip an avieler, pehini a oa unan eus araeiz, e choumchomp gantan

9 He-ma en doa peder merc'h gouerc hezed hag a brofetise

10 Hag evel ma choumchomp *eno* meur a zever, e teuaz eus a Jude ur profed, hanvet Agabus :

11 Hag o veza deuet d'hor c'haout, e kemeraz gouriz Paol, hag a ereaz e zaouarn hag e dreid e-unan, hag a lavaraz ; Ar Spered-Santel a lavar an dra-ma ; An den da biou eo er gouriz-ma a vezo ereet evel-hen e Jerusalem gand ar Judevien, hag e livrind anezan etre daouarn ar jentiled.

12 Ha pa glevchomp kement-se, ni, hag ar re eus al lec'h-ze, e pedchomp anezan ne binche ked da Jerusalem.

13 Mes Paol a respontaz ; Petra a rit-bu o oueila hag o terri va c'halon? rag me a zo prest, nan hep-ken da veza ereet, mas ive da vervel, e Jeruselem evit hanô an Aotrou Jesus.

14 Ha pa na felle ket dezan beza persuadet, e paouezchomp, o lavaroud ; Ra vezo grêt bolonte en Aotrou.

15 He goude an deisiou-ze, o veza grêt hor pakajou, e pinchomp da Jerusalem

16 Ha disgibien-benag eus a Gezare ez eaz ive ganeomp, hag e tigaschont gantei unan *hanvet* Mnason, eus a Gipras, un disgibl coz, gant pehini e tlemp loje

17 Ha pa oemp arruet e Jerusalem, ar vreudeur e zigemeraz ec'henomp gant levenez

18 Hag antronoz Paol a zeuaz ganeomp da *di* Jakes ; hag an holl re-ansien a zeuaz eno

19 Ha goude m'en doe saludet anezei, e racontaz dezei dre ar munud an traou en doa Doue grêt e-touez ar jentiled dre e zervich

20 Ha pa glevchont kement-se, e c'hlorifijond Doue : hag hei a laverez dezan, Goueled a rez, breûr, ped mil a zo eus ar Judevien hag o deus credet, hag boll e tougont zêl avid al lezen.

21 Hogen cleved o deus diwar da ben, penaos a teskez an holl Judevien pere a zo e-touez ar jentiled, da zilezel Moises, o lavaroud na dleont ked trodrouc'ha *o* bugale, na bale hervez ar c'hisou.

22 Petra neuze *a zo da ober ?* Red eo e teufe an holl valtitud assamblez, rag cleved a raint penaos oud deuet.

23 Gra eta er pez e leveromp d'id , Rez' hon eus pevar den pere o deus ur voeu warnezei

24 Kemer anezei ganez, hag en em burifi gantei, ha pae er mizou gantei, evit ma touzind *o* fenou, ha ma ouezo an holl penaos n'eo netra an traou o deus clevet diwar da

ben, mes e valeez-te ive bepred en eur viroud al lezen.

25 Mes e-kenver ar jentiled pere o deus credet, scrivet hon eus, penaos hor boa barnet na dlient mirout tra e-bed eus ar sort-ze, mes hep-ken ma raend en em viroud diouz *traou* sacrifiet d'an idolou, ha diouz ar goàd, ha diouz *loened* mougel, ha diouz ar fornicasion.

26 Neuze Paol a gemeraz an dud-ze, hag an deiz war lerc'h, o veza en em burifiet gantei, ec'h antreaz en templ, o tisclerïa leunidigez deisiou ar burificasion, bete ma vije kinniget un offrans evit pep hini anezei.

27 Mes evel ma oa ar seiz devez tost da veza echuet, ar Judevien pere a oa eus an Azia, pa oueljond anezan en templ, a zispac'haz an holl bobl, hag a lekeaz daouarn warnezan,

28 En eur gria; Tud a Israel, sicourit! he-ma eo an den pehini a gelen an holl e pep lec'h a-enep ar bobl, a-enep al lezen, hag a-enep al lec'h-ma; hag ous-pen, en deus digaset Greked en templ, hag en deus soutlet al lec'h santel-ma.

29 Rag iod o doa goueled araog Trofimus eus a Efezus en kêr gantan, hag e credent penaos Paol an doa e gaset en templ.

30 Hag ar gêr holl a oe troublet, hag ar bobl a genredaz *di*, ha goude beza croget e Paol, e treinchond anezan er meas eus an templ, ha rag-tal an oriou a oe serret.

31 Mes evel ma claskent laza anezan, e teuaz ar vrûd da ben-c'habitan ar c'hohort, penaos holl Jerusalem a oa en disurz.

32 He-ma a gemeraz rag-tal gantan soudarded ha kantenerien, hag a redaz etrezeg ennei. Hag hei, pa oueljond ar pen-c'habitan hag ar zoudarded, a baouezaz da skei gant Paol.

33 Neuze ar pen-c'habitan adostaaz, hag a grogaz ennan, hag a c'horc'hemenaz e eren gand diou chaden; hag e c'houlenaz piou e oa, ha petra en doa grêt.

34 Mes darn a grie en un doare, ha darn en un doare all, ebarz ar foul. ha dre na helle ket gouzout netra a sûr, abalamour d'ar reustl, e c'horc'hemenaz cas anezan d'ar c'hastel.

35 Ha pa oe deued d'an deresiou, e oe douget gand ar zoudarded, abalamour da violans ar bobl.

36 Rag ar foul eus ar bobl az ee war lerc'h, en eur gria; Lam anezan.

37 Hogen pa oar o vond da gas Paol er c'hastel, hen a lavaraz d'ar pen-c'habitan; Ha pernetet eo d'in lavaroud un dra d'id? Hag he-ma a lavaraz; Ha te a oar ar gregach?

38 Ha n oud-de kad an

Ejipsian-ze, pehini abarz an deisiou-ma en deus atizet ur sedision, hag en deus caset en dezert pevar mil lakepod?

39 Ha Paol a lavaraz; Me a zo un den Judeo, eus a Dars e Silisia, bourc'hiz eus a ur gêr ha n'eo ked dister; ha da bidi a ran da bermeti ma comzin ouc'h ar bobl.

40 Ha pa en doe permetet dezan, Paol, oc'h en em zerc'hel en e za war an deresiou, a reaz sin gand an dorn d'ar bobl ha goude ma oe grêt ur zilans vraz, hen a gomzaz outei e langach hebrach, o lavaroud;

## CHAB. XXII.

1 Tud, breudeur ha tadou, selaouit va difen *a ran* brema deoc'h.

2 Ha pa glevchont penaos e comze outei e langach hebrach, e virchont c'hoas mui a zilans. Hag hen a lavaraz;

3 Me a zo un den Judeo, ganidic eus a Dars e Silisia, mes maget er gêr-ma ouc'h treid Gamaliel, ha desket er giz ar barfeta e lezen hon tadou, o veza leûn a zêl e-kenver Doue, evel ma'z oc'h c'houi holl hirio.

4 Me em eus persecutet an hent-ma beteg ar marô, oc'h eren ha lakaad en prizon gonzed ha merc'hed;

5 Evel ma eo da deet d'in ar beleg-braz, hag holl assamble ar re ansien; eus a bere ive e kemeriz lizerou d'ar vreudeur, hag ez iz da Zamas, evit cas ar re a oa eno ereet da Jerusalem, da veza punisset.

6 Mes c'hoarvezoud a reaz pa oan en hent, ha pa dostaen da Zamas, e-tro cresteiz, penaos en un taol ur sclerijen vraz eus an env a lugernaz en-dro d'in.

7 Ha me a gouezaz d'an douar, hag e cleviz ur voues hag a lavare d'in; Saul, Saul, perag e persecutez-te ac'hanoun?

8 Ha me a respontaz; Piou oud-de, Aotrou? Hag hen a lavaraz d'in; Me eo Jesus a Nazareth pehini a bersecutez.

9 Hogen ar re a oa ganen a ouelaz ervad ar sclerijen, hag e oent spountet; mes na glevchont ket moues an hini a gomze ouzin.

10 Hag e liviriz; Aotrou, petra a rin-me? Hag an Aotrou a lavaraz d'in, Saô, ha kea da Zamas, hag eno e vezo lavared d'id an holl draou a zo lekeed d'id da ober.

11 Hag evel na ouelen ked abalamour da skêd ar sclerijen-ze, ar re a oa ganen a gasaz ac'hanoun gand an dorn, hag e teuiz da Zamas.

12 Hogen un Ananias, un den a biete hervez al lezen, da behini e roe an holl Judevien a oa *eno* un destени vâd, a zeuaz d'am c'haout,

13 Hag o tostaad, e lavaraz d'in; *Va* breûr Saul, reseô ar

goueled. Hag er memes heurze e selliz outan.

44 Hag hen a lavaraz; Doue hon tadou en deus da choaset evit ma rafez anaoud e volonte, ha ma ouelfez ar Just, ha ma clefez e voues eus e c'henou :

45 Rag te a vezo test dezan dirag an holl dud, eus an traou ec'h eus gouelet ha clevet.

16 Ha brema perag e taleez-te ? Saô, ha bez badezet, ha goualc'h kouit da bec'hejou, o c'hervel hanô an Aotrou.

17 Hag e c'hoarvezaz penaos, goude ma oen distroet da Jerusalem, pa oan o pidi en templ, e teuaz d'in un estlam a spered ;

18 Hag e ouelliz anezan o lavaroud d'in ; Hast, ha kea buan er meas eus a Jerusalem ; rag na reseviut ked an desteni a roi ac'hanoun.

19 Ha me a lavaraz; Aotrou, gouzoud a reond o-unan penaos e lekeen en prizon, hag e scourjezen en holl zinagogou, ar re a gred enoud :

20 Ha pa oe scuillet goad da dest Stefan, e oan-me ive eno, hag a consanten d'e varô, hag e viren dillad ar re a laze anezan.

21 Hag hen a lavaraz d'in; Kea kouit, rag me az caso pell etrezeg ar jentiled

22 Hag ind a zelaouaz anezan beteg ar gomz-ze, mes neuze e savchond o moues, o lavaroud ; Lam ar sort denze diwar an douar, rag na gonven ked e vevfe.

23 Hag evel ma crient, ha ma lamend o dillad, ha ma taolent poultr en ear,

24 Ar pen-c'habitan a c'horc'hemenaz e gas d'ar c'hastel, hag e roaz urz da ober goulenou outan gand ar scourjez, evit ma helje gouzout perag e crient evel-se a-enep dezan.

25 Mes pa o doa e ereet gant lerenou, Paol a lavaraz d'ar c'hantener a oa en e gichen ; Ha permetet eo deoc'h scourjeza ur bourc'hiz roman, hag hen hep beza barnet ?

26 Ar c'hantener, o veza clevet *kement-se*, az eaz da lavaroud se d'ar pen-c'habitan o lavaroud ; Laka evez petra a rez, rag an den-ze a zo roman.

27 Neuze e teuaz ar pen-c'habitan, hag a lavaraz dezan ; Lavar d'in, ha te a zo bourc'hiz roman? Hag hen a lavaraz ; Ia.

28 Hag ar pen-c'habitan a respontaz, Gand ur som braz a arc'hand eo em eus obtenet ar vourc'hidigez-ze. Ha Paol a lavaraz, Ha me em eus *anez* dre c'hanedigez.

29 Rag-se ar re a dlie ober goulenou outan az eaz kouit rag-tal ; hag ar pen-c'habitan ive en doe aoun, pa ouezaz penaos e oa ur bourc'hiz roman, abalamour m'en doa ereet anezan.

30 Antronoz, o c'hoantaat gouzoud evit-gouirperag e

rea ar Judevien e damalout, e fiercaz anezan, hag o veza kemenet d'ar pen-veleien hag an holl sanhedrin en em assambli, e casaz Paol, hag a lekeaz anezan dirage.

## CHAB. XXIII.

1 Ha Paol, o sellet stard oud ar sanhedrin, a lavaraz, Tud breudeur, en em gomportet oun beleg an devezma e pep coustians vàd dirag Doue.

2 Hogen Ananias ar beleg-braz a c'horc'hemenaz d'ar re a oa tost dezan da skei anezan war e c'henou.

3 Neuze Paol a lavaraz dezan; Doue a skoio ac'hanod, moger gouennet, rag te a zo azezet evit va barna hervez al lezen, hag o terri al lezen e c'horc'hemenez skei ac'hanoun.

4 Mes ar re a oa e-kichen a lavaraz; Ha droug-comza a rez-te ouc'h beleg-braz Doue?

5 Ha Paol a lavaraz; Na ouien ket, breudeur, penaos e oa ar beleg-braz, rag scrivet eo; Na zroug-comzi ket eus a rener da bobl.

6 Mes Paol, o c'houzout penaos ul lod a oa saduseed, hag al lod all farizianed, a griaz er sanhedrin, Tud, breudeur, farizian oun, mab da ur farizian; abalamour da esperans ha resurrecsion ar re varô eo e varneur ac'hanoun.

7 Ha pa en doe lavaret ke-ment-se, e c'hoarvezaz dizunvaniez etre ar farizianed hag ar saduseed; hag an assamble a oe rannet.

8 Rag ar saduseed a lavar penaos n'ez eus na resurrecsion, nag él, na spered; mes ar farizianed a gonves an eil hag egile.

9 Hag e c'hoarvezaz un trouz braz: hag ar scribed eus a du ar farizianed a zavaz hag a gontestaz o lavaroud, Na gavomp ked a zroug en den-ze; mes mar en deus ur spered pe un ël comzet outan, na stourmomp ked ouc'h Doue.

10 Hag un dissansion vraz o veza savet, ar pen-c habitan, gand aoun na vije Paol dispenet gantei, a c'horc'hamenaz d'ar zoudarded disken, ha lemel anezan eus o c'hreiz, hag e gas d'ar c'hastel.

11 Hag an nos war lerc'h an Aotrou a zavaz en e gichen, hag a lavaraz; Paol, az pez courach; rag evel ma ec'h eus roet testeni ac'hanoun e Jerusalem, evel-se eo red ive e rofez testeni e Rom.

12 Pa oe deued an deiz, Judevien - benag a reaz ur c'homplot, hag en em ouestlaz dindan malloz, penaos na zebrchent ha na evchent ket ken n'o divije lazet Paol.

13 Hag ar re o doa grëd ar c'honjurasion-ze a oa ouc'h-pen daou-ugend.

14 Hag ez ejont da gaoud ar pen - veleien hag ar re-

ansien, hag e leverjond *dezei*; En em ouestlet omp dindan malloz, penaos na danvaimp netra ken n'hor bezo lazet Paol.

15 Rag-se brema c'houi, gand ar sanhedrin, roid da anaoud d'ar pen-c'habitan ma ru digas anezan deoc'h warc'hoas, evel pa felfe deoc'h examina pisoc'h ar pez a zell outan; ha ni a vezo prest evid e laza araog ma erruo.

16 Mes mab c'hoar Paol, o veza clevet eus ar c'homplotze, az eaz hag a antreaz er prizon, hag e roaz da c'houzout da Baol.

17 Neuze Paol a c'halvaz unan eus ar c'hantenerien, hag a lavaraz *dezan*; Cas an den iaouank-ma d'ar pen-c'habitan, rag un dra-benag en deus da ziscleria dezan.

18 Kemered eta a reaz anezan, hag hen casaz d'ar pen-c'habitan, hag a lavaraz, Paol ar prizonier am galvaz, hag a bedaz ac'hanoun da zigas d'id an den iaouank-ma, pehini en deus un dra-benag da lavaroud d'id

19 Hag ar pen-c'habitan o cregi en e zorn, en em dennaz a-du gantan, hag a reaz ar goulen-ma outan; Petra ec'h eus-te da ziscleria d'in?

20 Hag hen a lavaraz; Ar Judevien a zo en em glevet evit pidi ac'hanod da gas Paol warc'hoas d'ar sanhedrin, evel pa o defe c'hoant da examina pisoc'h ar pez a zell outan.

21 Mes na vez ket persuadet gantei; rag bez' ez eus ous-pen daou-ugent *den* anezei hag a zo en gêd anezan, pere a zo en em ouestlet dindan malloz, na raent na dibri nag eva ken n'o devezo e lazet; hag emaint brema prest, o c'hortoz ur bromessa diganez.

22 Ar pen-c'habitan eta a gasaz kouit an den iaouank, o c'horc'hemen dezan na lavarche da zen penaos en doa diseleriet kement-se dezan.

23 Hag o veza galvet daou gantener, e lavaraz, Dalc'hit prest da deir heur eus an nos, daou c'hant soudard, deg marc'hec ha tri-ugent, ha daou c'hant archer, evit mont bete Kezare.

24 Preparit ive loened, evit lakaad Paol warnezei, hag e gas sûr da Felix ar gouarner.

25 Hag hen a scrivaz *dezan* ul lizer er giz-ma.

26 Klod Lusias d'ar gouarner esellant meurbed Felix, salud

27 Ar Judevien o veza croget en den-ze, a oa war ar poent d'e laza, pa oun deuet gand ur vanden soudarded, hag em eus e dennet digantei, o veza anavezet penaos e oa bourc'hiz roman.

28 Ha dre ma felle d'in gouzout petra a damallent dezan, e casiz anezan d'o sanhedrin.

29 *Hag* e kiviz penaos ema tamallet war gistionou

aua o lezen, mes n'ema ket carget a accusasion e-bed din a varô nag a brizon.

30 Hag o veza bet avertisset penaos e oa ar Judevien o c'hortoz an den-ma e cuz, me em eus e gaset rag-tal d'id, o veza gorc'hemened ive d'e damalerien da lavaroud diragoud ar pez o deus a-enep dezan. Bez brao.

31 Ar zoudarded eta, hervez an urz a oa bet roed dezei, a gemeraz Paol, hag a gasas anezan e-pâd an nos da Antipatris.

32 Hag antronoz, o veza lezet ar varc'herien da vond gantan, e tistrojond d'ar c'hastel.

33 Ar re-ma o veza arruet e Kezare, a roaz al lizer d'ar gouarner, hag a lekeaz ive Paol diragan.

34 Ha pa en doe ar gouarner e lennet, e c'houlenaz a be brovins e oa; ha pa ouezaz penaos e oa eus a Zilisia,

35 Me a zelaouo ac'hanod, emezan, pa vezo deued iva da damalerien. Hag e c'horc'hemenaz e viroud a lez Herodes.

## CHAB. XXIV.

1 Hogen pemp davez goudeze Ananias ar beleg-braz a ziskenaz, gand ar ra-ansien, ha *gand* un oratour *hanvet* Tertullus, pere a gomparissaz dirag ar gouarner a-enep Paol.

2 Ha *Paol* o veza bet galvet, Tertullus a gommansaz e damal, o lavaroud;

3 O veza ma eo drezoud e jouissomp eus a ur peoc'h braz, ha ma eo grët calz a oberiou caer d'an nasion-ma dre da rag breder, ni a reseô kement-se hepred, hag e pep lec'h, ô Felix ecsellant meurbed, gant peb anaoudegez-vâd.

4 Hogen, evit na rafen ked da zerc'hel re bell, e pedan ac'hanod d'hor selaoui e neheut comsiou, hervez da vadelez.

5 Rag cavet hon eus an den-ma da veza ur vosen, hag ec'h atiz sedision e-touez an holl Judevien dre ar bed holl, hag ez eo ar pen eus a sect an Nazareaned;

6 Pehini ive en deus clasket profani an templ: ha ni hon eus croget ennan, hag e felle deomp e varna hervez hon lezen;

7 Mes ar pen-c'habitan Luzias a zeuaz, hag a lamaz anezan eus hon daouarn gant calz a violans,

8 O rei urz d'e damalerien dond d'az caout: hag e helli gouzout digantan, en eur examina anezan, an holl draou eus a bere e tamalomp anezan.

9 Hag ar Judevien a roaz o gouiradigez da gement-se, o lavaroud e oa an traou evel se.

10 Hogen Paol, goude m'an

doe ar gouarner grët sin dezan da gomza, a respontaz, O veza ma ouzon penaos ez eus meùr a vloaz emoud da varner war an nasion-ma, respont a ran evidoun va-unan gant muı a fisians :

11 Rag bez' e hellez gouzout penaos n'eus ked ouc'h-pen daouzeg devez abaoe emoun piniet da Jerusalem evid adori :

12 Ha n'o deus ket va c'havet o tisputi gand den en templ, nag oc'h ober un dastum reustlus a bobl er sinagogou nag en kêr :

13 Ha na hellont ket pronvi an traou eus a bere e tamalont ac'hanoun brema.

14 Mes disclerıa a ran an dra-ma d'id, penaos hervez an hent a c'halvont herezi, evel-se eo e servichan Doue va zadou, o cridi an holl draou a zo scrivet el lezen hag er brofeded ;

15 O caoud an esperans e-kenver Doue, ar pez a c'hortozont ive o-unan, penaos e vezo ur resurrecsion eus ar re-varô, ken eus ar re just ken eus ar re injust.

16 Hag abalamour da ze eo e labouran, evit caout bepred ur goustians zivlam dirag Doue ha dirag an dud.

17 Hogen goude meùr a vloaz oun deued evid digas aluzenou d'am nasion, hag offransou.

18 Pa oan oc'h ober se, Judevien-benag eus a Azia a gavaz ac'hanoun purifiet en templ, hep na foul-*tud* na trouz e-bed ;

19 Pere a die beza ama diragoud, ha tamal ac'hanoun, ma o doa tra e-bed a-enep d'ın.

20 Pe lavared ar re-ma o-unan, mar cavehond injustis e-bed enoun, pa barississ dirag ar sanhedrın ;

21 Nemed e ve eus ar gomz-ma hep-ken, pehini a hviriz uhel pa oan em za diragei ; Abalamour da resurrecsion ar re-varô eo oun barnet hirio ganeoc'h.

22 Ha pa glevaz Felix kement-se, o veza anavezet pisoc'h an traou a zell ouc'h an hent-*se*, e casaz anezei da ur oueich all, o lavaroud ; Pa vezo deued ar pen-c'habitan Luzias, ec'h anavezin mâd hoc'h affer.

23 Neuze e c'horc'hemenaz da ur c'hantener mirout Paol, mes da frankaad warnezan, ha na empechje hini eus e dud d'e zervicha pe dond d'e oueled

24 Hogen devesiou-benag goude, e teuaz Felix gand Drusilla e oureg, pehini a oa Judeves, *hag* hen a gasaz da guerc'hat Paol, hag a zelaouaz anezan diwarben ar feiz er C'hrist

25 Hag evel ma rezone diwarben ar justia, an demperans, hag ar varn da zont, Felix a oe spountet, hag a respontaz ; Kea kouît evit

brema; pa gavin amzer convenabl, e c'halvin ac'hanod

26 Hen a espere ive e vije roed arc'hand dezan gant Paol, evit ma laoskche anezan, rag-se e case alies d'e guerc'hat, hag e comze gantan.

27 Mes goude daou vloaz e teuaz Porsius Festus e lec'h Felix: ha Felix, gant c'hoant da ober plijadur d'ar Judevien, a lezaz Paol er prizon.

## CHAB. XXV.

1 Festus eta o veza arruet er provins, a biniaz tri devez goude eus a Gezare da Jerusalem.

2 Neuze ar beleg-braz, hag ar re-genta eus a douez ar Judevien, a gomparissaz diragan a-enep Paol, hag a bedaz anezan;

3 Hag e c'houlenent ar faver a-enep dezan, ma raje e gas da Jerusalem; o veza ma lekeent tud-guzet da c'heda evid e laza en hent.

4 Mes Festus a respontaz e vije dalc'het Paol e Kezare, hag e tlie hen e-unan mond di hep-dala.

5 Rag se, emezan, ar re ac'hanoc'h hag a hell, ra ziskeoint di ganen, ha ma'z eus ur *goall*-benag en den-ze, ra damalind anezan.

6 Ha goude m'en doe choumet en o zouez nemed eiz pe zeg devez, e tiskenaz da Gezare; hag antronoz, o veza azezet war ar varn-gador, e roaz urz da zigas Paol.

7 Ha pa oe deuet, ar Judevien a oa diskened eus a Jerusalem en em lekeaz war e dro, hag a reaz calz a damalou pounner a-enep Paol, pere na hellent ket prouvi;

8 En-dra ma lavare-hen, evid e zifen; N'em eus ket pec'het e tra e-bed nag a-enep lezen ar Judevien, nag a-enep an templ, nag a-enep Kezar

9 Mes Festus, o c'hoantaad ober plijadur d'ar Judevien, a respontaz da Baol, hag a lavaraz; Ha te a garfe piniat da Jerusalem, ha beza barnet eno dirag oun war an traou-ze?

10 Neuze Paol a lavaraz; Dirag barn-gador Kezar emoun, e pelec'h e tlean beza barnet: n'em eus grët gaou e-bed oud ar Judevien, evel ma ouzod ervad.

11 Rag evit-gouir ma em eus grët un injustis-benag, pe un dra-benag hag a ve din a varo, na refusan ket mervel; mes ma n'eo netra eus an traou a bere e ra ar re-ma va zamal, den na hell livra ac'hanoun dezei. Me a ra galv da Gezar.

12 Neuze Festus, goude beza comzet gand ar c'honseil, a respontaz; Da Gezar ec'h eus-te galvet? Da Gezar ez i.

13 Ha devez-benag goude, ar roue Agrippa ha Bernise a zeuaz da Gezare, evit saludi Festus.

14 Hag evel ma choum-

ebond eno meûr a zevez, Festus a roaz da anaoud affer Paol d'ar roue, o lavaroud; Bez' ez eus *ama* un den lezet prizonier gant Felix,

15 Diwarben pehini, pa oan e Jerusalem, e comparissaz ar pen-veleien ha re-ansien ar Judevien, o c'houlen barn a-enep dezan;

16 Da bere e respontiz, penaos ne oa ket kiz ar Romaned da livra den e-bed d'ar marô, ken n'en deveus bed an bini a zo tamalet e damalerien diragan, ha ken n'eo roed dezan al liberte d'en em zifen eus ar c'hrim a behini e ve tamalet.

17 Pa oant eta deued ama, antronoz, hep nep dale, ec'h azeziz war ar varn-gador, hag e roiz urz da zigas an den-ze.

18 A-enep pehini, pa zavaz e damalerien, na rejond tamalidigez e-bed eus an traou a sonje d'in;

19 Mes bez' o doa kistionou-benag a-enep dezan diwarben o relijion o unan, ha diwarben ur Jesus marô, pehini a affirme Paol a oa beô.

20 Hogen evel ma oan en douetans war ar guistion-ze, e c'houleniz digantan mar felle dezan mond da Jerusalem, ha beza barnet eno war an traou-ze.

21 Mes Paol o veza grët galv, evit ma vije miret da anaoudegez Augustus, em eus gorc'hemened e zerc'hel bete ma casin anezan da Gezar.

22 Neuze Agrippa a lavaraz da Festus; Me a garfe ive cleved an den-ze. Varc'hoas, emezan, e clevi anezan.

23 Antronoz eta Agrippa ha Bernise a zeuaz gant calz a fouge; ha pa oend antreet e lec'h an audianz, gand ar pen-c'habitaned, hag an dud genta eus a gêr, e oe digaset Paol dre urz Festus.

24 Ha Festus a lavaraz; Roue Agrippa, hag an boll dud pere a zo ama prezant ganeomp, goueled a rit an den-ze, a-enep pehini eo deued holl bobl ar Judevien d'am c'haout, e Jerusalem hag ama, o cria penaos na zle ket beza lezet da veva pelloc'h;

25 Mes o veza cavet penaos n'en doa grët netra hag a ve dîn a varô, ha ma en deus e-unan grët galv d'an empalaer, em eus resolvet cas anezan;

26 Diwarben pehini n'em eus netra a certen da scriva d'am aotrou; rag-se digaset em eus anezan diragoc'h, ha dreist-boll diragod, roue Agrippa, evit goude ma vezo grët goulenou, em bezo un dra benag da scriva.

27 Rag a-enep ar rezon e cavan cas ur prizonier, hep merka ive ar c'hrimou a damaleur dezan.

## CHAB. XXVI.

1 Hag Agrippa a lavaraz da Baol; Permetet eo, d'id

comza evidoud da-unan? Neuze Paol, o veza astenet e zorn, a lavaraz evid e zifen;

2 Eurus en am gavan, ô roue Agrippa, abalamour ma em eus da ober va difen hirio diragod diwarben an holl draou eus a bere oun tamalet gand ar Judevien;

3 Ha dreist-holl *dre ma ouzon* penaos ec'h anavezez ervad an holl voasiou bag an holl guistionou a zo e-touez ar Judevien; rag se me az ped da zelaoui ac'hanoun gant pasiantet.

4 E-kenver ar vuez em eus renet abaoe va iaouankiz, hag a oa adaleg ar pen-kenta e-touez va fobl e Jerusalem, anavezet eo gand an holl Judavien;

5 Pere a ôar abaoe ar pen-kenta, mar fell dezei rei testeni, penaos em eus bevet farizian, hervez ar stricta sect eus hor relijion.

6 Ha brema e savan da veza barnet, abalamour d'an esperans eus ar bromessa en deus Doue grêd d'hon tadou;

7 Da behini hon daouzec tribu, pere a zervich *Doue* dalc'h-màd nos ha deiz, a esper parveni. Abalamour d'an esperans-ze, ô roua Agrippa, eo emoun tamalet gand ar Judevien.

8 Petra! ha c'houi a gav deoc'h e ve discredus e rafe Doue resussita ar re-varô?

9 Me evit-gaair em boa credet penaos e tlien ober calz a draou a-enep hanô Jesus a Nazareth;

10 Ar pez ive em eus grêt e Jerusalem: ha calz eus ar zent em eus serret a prizon, goude beza resavet ar galloud digand ar pen-veleien; ha pa lekead anezei d'ar marô, a roen va moues en o enep.

11 Hag en holl zinagogou em eus o funiset alies, hag e contraignen anezei da ouall gomza, hag o veza counnaret braz en o enep, em eus o fersecutet memes beteg ar c'heriou a-ziaveas.

12 Hag evel ma'z een evit se da Zamas, gant galloud ha cannadur eus a berz ar pen-veleien,

13 Da greiz an deiz, ô roue, o veza en hent, e ouelîz ur sclerijen eus an env, pehini a oa skedusoc'h eged an heol, hag a lugernaz an-dro d'in hag ar re a rea hent ganen.

14 Ha pa oemp holl couezet d'an douar, a cleviz ur vouas a gomze ouzin, hag a lavare e langach hebrach; Saul, Saul, perag a persecutez-te ac'hanoun? caled eo d'id gouinka oud ar vroudou.

15 Ha me a lavaraz; Piou oud-de, Aotrou? Hag hen a lavaraz; Me eo Jesus pehini a bersecutez.

16 Mes saô, hag en em zalc'h war da dreid; rag da gement-ma eo oun en em ziscouezet d'id, evid da lakaad da zervicher ha da dest eus an traou ec'h eus gouelet,

hag eus ar re evit pere en em ziscouezin d'id ;

17 O telivra ac'hanod eus ar bobl-*ma*, hag eus ar jentiled, etrezeg pere e casan ac'hanod brema,

18 Evid digeri o daoulagad, ha da zistrei anezei eus an devalien d'ar goulou, hag eus a c'balloud Satan da Zoue ; evit ma resevint ar pardon eus ar bec'hejou, ha lod e-touez ar re-zantifiet, dre ar feiz enoun.

19 Dre za, ô roue Agrippa, n'oun ket bed dezobeissant d'ar oueledigez zantel ;

20 Mes prezeget em eus dagenta d'ar re a zo en Damas, hag en Jerusalem, ha dre holl vro ar Jude, ha d'ar jentiled, da gaout keûz, ha da zistrei ouc'h Doue, oc'h ober oberiou convenabl d'ar gonversion.

21 Abalamour da gement-se ar Judevien, o veza ma c'hemeret en templ, a glaskaz va laza dre o daouarn

22 O veza 'ta cavet sicour digand Doue, choumet oun beteg hirio, o rei testeni d'ar re vihan ha d'ar re vraz, hag o lavaroud netra nemed an traou pere o deus lavaret ar brofeded ha Moises a dlie c'hoarvezoud ;

23 Penaos e soufrje ar C'hrist, e vije hen ar c'henta eus a resurrecsion'ar re-varô, hag e tiscouesche sclerijen d'ar bobl-*ma* ha d'ar jentiled.

24 Ha pa lavare kement-se evid en em zifen, Festus a lavaraz gand ur voues gre ; Diskianta a rez, Paol ; da zeskadurez vraz a laka ac'hanod da ziskianta

25 Hogen hen a lavaraz ; Na ziskiantan ket, ô Festus ecsellant meurbed ; mes lavaroud a ran comsiou a ouirionez hag a skiant-vâd.

26 Rag ar roue a anaô an holl draou-ma; ha me a gomz diragan gant frankiz, rag persuadet oun penaos n'eus hini eus an traou-ma euzet dioutan, rag ne ked en ur c'horn eo bet grêt kement-se.

27 O roue Agrippa, ha te a gred er brofeded? Me a ôar e credez

28 Hag Agrippa a respontaz da Baol ; Tost-da-vâd na bersuadfez ac'hanoun da veza christen.

29 Ha Paol a lavaraz ; Pbjet gand Doue ma ve nan hepken te, mes ive kemend hini hag a zelaou ac'hanoun hirio, ha tost-da-vâd hag en-holl henvel ma'z oun me, nemed an ereou-ma.

30 Ha goude m'en doa lavaret kement se, ar roue a zavaz, hag ar gouarner, ha Bernise, hag ar re a oa azezet gantei

31 Ha goude beza en em dennet a-du, e comzchond etrezei, o lavaroud ; An denze n'en deus grêt netra hag a ve dîn a varô pe a ereou.

32 Neuze Agrippa a lavaraz da Festus ; An den-ze a helle

heza laosket kuit, ma n'en divija galved da Gezar.

## CHAB. XXVII.

1 Ha pa oe desidet ez ajemp dre vôr d'an Itali, e oe livret Paol ha prizonerien-henag all da unan hanvet Julius, ur c'hantener eus a gohort Augustus.

2 Hag o veza piniet war ul lestr eus a Adrumet, e savchomp an heôr, gand an intansion da rihla costesiou Azia; Aristarkus, ur Masedoniad eus a Dessanolika, o veza ganeomp.

3 Antronoz ec'h arrujomp e Sidon. Ha Julius o veza hegarad e-kenver Paol, a hermetaz dezan mond da ouelled e vignoned, evit beza soagnet.

4 Ha goude heza eed ac'hano, e verdeijomp dindan Kiprus, abalamour ma oa an avel enep.

5 Ha goude beza treuzet môr Silisia ha Pamfilia, e teujomp da Vira, *kêr* a Lisia.

6 Hag eno ar c'hantener, o veza cavet ul lestr eus a Alecsandria hag az ee d'an Itali, hol lekeaz eharz.

7 Ha pa hor boe merdeiet gorrec e-pâd meûr a zevez, ha ma oamp deuet gant poan e-tal Gnidus, o veza na hermete ked an avel deomp, e tremenjomp dindan *enez* Kreta, war-zu Salmone;

8 Hag o veza rihlet gant poan ebiou dezi, e teujomp da ul lec'h galvet Porsiou-Caer, tost da behini ema ar gêr a Lisaia.

9 Mes dre ma oa tremenet calz a amzer, ha ma oa deuet ar verdeadurez da veza danjerus, o veza ma oa tremenet ar iun, Paol a avertissaz anezei,

10 Hag a lavaraz dezei, Goazed, goueled a ran penaos ar verdeadurez-ma a vezo danjerus ha gant coll braz, nan hep-ken evid al lestr hag ar garg, mes ive evid hor buesiou.

11 Mes ar c'hantener a grede kentoc'h d'ar sturier ha da berc'hen al lestr, eged d'ar pez a lavare Paol.

12 Hag o veza ne oa ket mâd ar porz-ze evit goanvi, an darn-vuia a gonseilhaz partial ive ac'hano evit mont mar geljent bete Fenise da c'hoanvi, *pehini a zo* ur porz eus a Greta, hag a zell war-zu ar mervent hag ar goualarn.

13 Hag evel ma rea avel ar c'hresteiz c'houeza goustad, e credchond e teujend a-hen eus o de-sein, hag o veza savet *an heor*, e ribljont tost da enez Kreta.

14 Mes un neheud goude e savaz en enep un avel arneus, galvet Euroklidon.

15 Hag evel ma oa douget al lestr, ha na helie ket herzel ouc'h an avel, hel lezchomp da vond.

16 Hag o redeg a-iz un

anezic hanvet Kloda, gant calz a boan e heljomp derc'bel ar vâg :

47 Mes goude m'o doe he savet, en em zervichond a zicouriou, oc'h eren al lestr a-zindan, hag evel m'o doa aoun da veza taolet war al lounk-treaz, e tiskenchond ar gouehou, hag e oend douget evel-se.

18 Mes evel ma oamp goallgaset gand an tempest, an deiz warlerc'h e taoljond ar garg er meas.

19 Hag an trede *deiz* e taoljomp annezou al lestr er meas gand hon daouarn hon-unan.

20 Hag o veza na harissaz nag heol na stered e-pâd meûr a zevez, ha ma seoe un tempest hraz ouzomp, lamet e oe diganeomp peb esperans da veza saveteet.

21 Hag evel ma oar bet pell amzer heb dibri, Paol, oc'h en em zerc'hel en e za en o c'hreiz, a lavaraz, O goazed, e'hout a zlije selaou ac'hanoun, ha non-pas mont kouit eus a Greta, hag bor hije evitet ar boan hag ar c'holl-za

22 Mes brema hoc'h exhorti a ran da gemeret courach, rag na vezo ked a goll eus a vuez hini ac'hanoc'h, nemed eus al lestr.

23 Rag en em ziscouezet eo bet d'in en nos-ma un ël eus an Doue da behini emoun, ha pehini a zervichan,

24 O lavaroud ; N'az pez ked a aoun, Paol, red eo d'Id parissa dirag Kesar ; ha setu, Doue en deus roed d'id kemend hini a zo o verdei ganez.

25 Dre-ze, goazed, kemerit courach ; rag me a gred da Zoue, penaos e c'hoarvezo evel ma eo bet lavared d'in.

26 Mes red eo deomp beza taoled war un enezen.

27 Ha pa oa deued ar bevarzeeved nosvez, evel ma oamp caset ama hag a-hont war ar môr Adriatik, ar vartoloded, war-dro hanter-nos, a sonjaz dezei e tostaend oud un douar-benag

28 Hag iud o veza taoled ar ploum, a gavaz ugent goured ha goude beza eed un nebeut pelloc'h, e taolchond adarre ar ploum, hag e cavchont pemzec goured.

29 Neuze, gand eoun na goueschemp war gerrec-benag, a taolchont pevar heór eus a ziadre al lestr ; hag e c'hoantaent e teuje an deiz.

30 Hag evel ma claske ar vartoloded tec'bel eus al lestr, ha m'o doa diskenet ar vâg war ar môr war zigarez mond da deurel heôriou e pen-araog al lestr,

31 Paol a lavaraz d'ar c'hantener ha d'ar zoudarded; Ma na choum ked ar re-ma ebarz al lestr, na bellit ket beza saveteet.

32 Neuze ar zoudarded a drouc'haz kerdin ar vâg, hag hel lezaz da goueza.

33 Hag endra ma oa an deiz

o tond, Paol o exhortaz holl da gemeret boued, o lavaroud; Hirio eo ar pevarzecved devez emoc'h hed o c'hortoz hag o choum war iûn, hep kemeret netra.

34 Rag-se ec'h erbedan ac'hanoc'h da gemeret boued, rag red eo evit ho conservasion; rag na gouezo ked ur vleven eus a ben hini ac'hanoc'h.

35 Ha goude heza lavaret kement se, hen a gemeraz bara, hag o veza trugarekeed Doue dirag an holl, e toraz anezan, hag en em lekeaz da zibri.

36 Neuze ar re *all* holl a gemeraz courach, hag e tebrchond boued ive.

37 Hogen bez' e oamp enholl el lestr, daou c'hant c'houezec ha tri-ugent ene.

38 Ha pa o doe dehret aoalc'h, e scanvajont al lestr en eur deurel ar gouiniz er môr.

39 Ha pa oe deued an deiz, na anavezent ked an douar; mes hez' ec'h apersevchond ur pleg vôr, e pehini e oa un aot, hag e tesidchont, mar geljent, honota al lestr ebarz.

40 Hag o veza lamet an heôriou, en em rojond d'ar môr, o tieren stagou ar sturiou, ha goude heza savet gouel ar ouern-volosk d'an ovel, e tenjond war-zu an aot.

41 Mes o veza couezet en ul lec'h ma oa daou-vôr, a rejond d'al leatr steki eno; hag an diaraog o veza staget, a choumaz ferm, mes an diadre a oa freuzet gand ar violans eus an taoliou-môr.

42 Neuze ar zoudarded a oa eus an ali da laza ar brizonerien, gand aoun na raje unan-henag *anezei* neûi kouit, ha tec'hel.

43 Mes ar c'hantener, o c'hoantaat savetei Paol, o ampechaz da oher diouc'h o ali, hag e c'horc'hemenaz d'ar re a helle neui en em deurel da genta er môr, ha tec'hel d'an douar,

44 Hag ar re all, lod war blench, ha lod war *damou* eus al lestr. Evel-se e c'hoarvezaz penaos an holl en em zaveteaz d'an douar.

## CHAB. XXVIII.

1 Ha pa oent saveteet, neuze ec'h anaveschont penaos an enez ze a oa galvet Melita.

2 Hag ar varbared a ziscouezaz en hor c'henver ur vadelez ha na oa ket hiban; rag ind a reaz tân, hag hon digemeraz holl, abalamour d'ar glaô a goueze, ha d'ar ienien.

3 Hag evel m'en doa Paol dastumet un toullad hrinsaou, ha ma lekea anezei en tân, un aer-viher a zortiaz eus an domder, hag en em stagaz oud e zorn.

4 Ha pa ouelaz ar varbared ar goall-loan-ze a-ispil ouc'h e zorn, e leverjont etrezei; Adra-sûr an den-ze a zo ur

muntrer, pa eo gouir penaos goude ma eo het echapet eus ar môr, ar justis n'hel lez ked da veva.

5 Mes hen, o veza hejet ar goall-loen-ze en tân, na gavaz droug e-bed.

6 Hogen hei a c'hortozo e coenvche, pe e couesche marô diouc'h tu : mes goude m'o doe gortozet ur pennad mâd, ha pa oueljont na c'hoarveze droug e-bed gantan, e chenchjont a zantimant, hag e leverjont penaos e oa un doue.

7 Hogen en-dro d'al lec'h-zo e oa perc'beniach an den kenta eus an enezen, hanvet Publius, pehini a zigemeraz ac'hanomp, hag hon lojaz e-pâd tri devez gant calz a vadelez.

8 Hag a c'hoarvezaz penaos tad Publius a oa gourvezet clanv gand an dersien hag ar red-goâd Paol az eaz d'e gaout ; ha goude heza pedet, ec'h astenaz e zaouarn warnezan, hag e iac'heaz anezan.

9 Neuze pa oe grêt kement-se, ar re all eus an enez pere o doa clenvejou a zeuaz d'e gaout, hag a oe iac'heet.

10 Pere ive a reaz deomp enoriou braz, ha pa bartijomp e cargchond ac'hanomp a draou necesser.

11 Ha tri mis goude-ze ni a bartiaz war ul lestr eus a Alecsandria, pehini en doa goanvet en enezen, hag en doa evit sîn Castor ha Pollux.

12 Hag o veza tennet d'an douar e Siracuza, e choumchomp *eno* tri devez.

13 Hag ac'hano, en eur vond a-hed an aot, ec'h arrujomp e Rejion : hag un devez goude, an avel o c'houeza diouc'h ar c'hresteiz, e teujomp e daou zevez da Buteol ;

14 E pelec'h e cavchomp breudeur, hag e oemp pedet da choum gantei seiz devez : hag evel-se ez ejomp da Rom.

15 Hag ar vreudeur ac'hano, o veza cleved eus hor c'helou, a zeuaz d'hor rancontri bete Marc'had Appius hag an Deir Tavarn : ha pa ouelaz Paol anezei, e trugarekaaz Doue, hag e kemeraz courach.

16 Pa arrujomp e Rom, ar c'hantener a livraz ar brizonerien da gabitan ar gouard : mes da Baol e oe permetet choum e-unan, gand ur soudard a zioualle anezan.

17 Hogen tri deiz goude-ze Paol a c'halvaz assambles ar re genta eus ar Judevien : ha pa oend deued assamblez, e lavaraz dezei ; Tud breudeur, petra-benag n'am eus grêt netra a-enep ar bobl, pe *a-enep* boasiou hon tadou, coulsgoude oun het livret prizonier eus a Jerusalem etre daouarn ar Romaned ;

18 Pere, goude beza examinet ac'hanoun, a felle dezei va leuskel, abalamour n'am boa grêt netra dîn a varô.

19 Mes dre ma enebe ar Judevien, oun bet forset da ober galv da Gezar, nan evel pa em be tra e-bed a bebini a tamalfen va nasion

20 Abalamour da ze 'ta eo em eus galvet ac'hanoc'h, evit ho koueled ha comza ouzoc'h; rag evid esperans Israel eo oun ereed gand ar chaden-ma.

21 Hag ind a lavaraz dezan; N'hon eus ket resevet a lizer eus ar Jude diwar da ben, hag hini eus ar vreudeur a zo deued ac'hano n'en deus discleriet na lavaret droug e-bed ac'hanod.

22 Coulsgoude c'hoant hon eus cleved diganez petra eo da zantimant; rag evid ar seet-se, gouzoud a reomp penaos e comzer a enep dezi dre-holl.

23 Ha pa o doe eta merket un devez dezan, calz a zeuaz d'o gaoud d'e lojis, da bere e tisplegaz hag e testeniaz rouantelez Doue, o persuadi anezei diwarben Jesus, dre lezen Moises ha dre ar brofeded, adaleg ar mintin beteg an nos.

24 Ha lod a oe persuadet eus an traou a lavare, mes ar re all na gredent ket.

25 Hag evel n'en em accordent ked etrezeì, ez ejont kouit, goude m'en doe Paol lavared ar gomz-ma; Mâd eo en deus ar Spered-Santel comzet d'hon tadou dre ar profed Izaias,

26 O lavaroud; Kea etrezeg ar bobl-ma, ha lavar; O clevet c'houi a glevo, ha na gomprenot ket; hag o ouelet c'houi a ouelo, ha na apersevot ket:

27 Rag calon ar bobl-ma a zo lardeet, hag o discouarn a zo pouner-gleô, hag o daoulagad o deus serret; gand aoun na rafent goueled gand o daou-lagad, cleved gand o discouarn, ha compren gand o c'halon, ha na zistrofent, ha na rafen o gouellaad.

28 Gouezid eta penaos ar zilvidigez a Zoue a zo cased d'ar jentiled, hag int a zelaouo.

29 Ha goude m'en doe lavaret kement-se, ar Judevien az eaz kouit, gand un dael vraz etrezei.

30 Ha Paol a choumaz daou vloavez cren en un ti en doa furmet evitan e-unan: hag hen a reseve ar re oll a zeue d'e gaout,

31 O prezegi rouantelez Doue, hag o teski an traou a zell ouc'h an Aotrou Jesus Christ, gant peb bardizder hag heb ampechamant e-bed.

# LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AR ROMANED.

## CHABISTR I.

1 Paol, servicher Jesus Christ, galvet *da veza* abostol, lekeed a-du evid aviel Doue,

2 Pehini en doa prometet araog dre e brofeded er Scrituriou santel,

3 Diwarben e Vab Jesus Christ hon Aotrou, pehini a zo ganet eus a had David hervez ar c'hig.

4 Ha discleriet Mab Doue er galloud, hervez ar spered a zantelez, dre ar resurrecsion dioud ar re-varô;

5 Dre behini hon eus resevet gras hag abostolach, evit sentidigez ar feiz e-touez an holl boblou, abalamour d'e hanô,

6 E-touez pere emoc'h ive c'houi, re c'halvet eus a Jesus Christ:

7 D'ar re holl a zo e Rom, caret-mâd gand Doue, galvet sent. gras ha peoc'h deoc'h digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

8 Da genta, trugarekaad a ran va Doue dre Jesus Christ evidoc'h holl, o veza ma eo brudet-mâd ho feiz dre ar bed holl.

9 Rag Doue a zo test d'in, pehini a zervichan em spered, en aviel e Vab, penaos e ran mansion ac'hanoc'h bep paouez,

10 O c'houlen bepred em pedenou, ma'c'h halfen brema anfin caoud un occasion vâd-benag dre volonte Doue, evit mond etrezeg enoc'h.

11 Rag c'hoant braz em eus d'ho kouelet, evit communiqua deoc'h ur c'hras spirituel-benag, evit ma veot affermisset;

12 Da lavaroud eo, evid o veza en ho touez ma vezimp consolet assambles dre ar feiz mutuel a zo ganeoc'h ha ganen.

13 Hogen, breudeur, na fell ked d'in ec'h ignorfac'h penaos oun en em broposet meûr a oueich mond beteg enoc'h, petra-benag emoun bet ampechet bete vrema, evit caoud ur frouez-benag en ho touez c'houi ive, evel e-touez ar jentiled all.

14 Bez' emoun dleour d'ar Greked hag ive d'ar varbared, d'ar re-skiantet hag ive d'ar re-ziskiant.

15 Evel-se, e kement ha ma hellan, oun dare-a-ioul

da brezegi an aviel deoc'h-hu ive pere a zo e Rom

16 Rag n'em eus ked a vêz eus a aviel ar C'hrist, rag galloud Doue eo evit silvidigez da gemend hini a gred ; d'ar Judeô da genta, hag ive d'ar Grek

17 Rag ar justis eus a Zoue a zo discouezet ennan dre ar feiz d'ar feiz ; hervez ma eo scrivet ; Hogen ar just dre ar feiz a vevo.

18 Rag ar goler a Zoue a zo discouezet eus an env a-enep holl impiete hag injustis an dud, pere a zalc'h ar ouirionez en injustis :

19 Rag ar pez a heller anaoud eus a Zoue a zo sclêr en o zouez, rag Doue en deus e ziscouezet dezei.

20 Rag an traou disgouelus eus anezan e c'halloud eternel hag e Zouelez, a weler sclêr abaoe croudigez ar bed, o veza consideret dre an traou a zo bet griêt, en hevelep doare ma'z int inexcusabl :

21 Rag hag ind oc'h anaoud Doue, n'o deus ket glorifiet anezan evel Doue, ha n'o deus ket rentet grasou dezan; mes deued ind vên en o zonjesonou, hag o c'halon diskiant a zo tevaleet.

22 Pa lavarend o-unan e oant fur, int deuet foll ;

23 Hag o deus chenchet gloar an Doue divreinus da heveledigez un imach eus an den breinus, hag eus a laboused, hag eus a loened pevar-zroadec, hag eus a ruzerien.

24 Abalamour da ze ive Doue en deus o livret d'al louzdoni, dre ouall-ioulou o c'halon o-unan, da vezekaad o c'horfou o-unan etrezei ;

25 Hei pere o deus chenchet ar ouirionez a Zoue en gaou, hag o deus adoret ha servichet ar c'hrouadur kentoc'h eged ar C'hrouer, pehini a zo benniget da viken. Amen.

26 Dre-ze eo en deus Doue o abandonet da ioulou mezus : rag memes o groagez o deus chenchet an usach naturel en hini a zo a-enep an natur.

27 Hag en hevelep doare ive ar ouazed, o lezel an usach naturel eus ar oureg, a zo en em losket en o c'hoantou an eil evid egile, goazed gant goazed oc'h ober ar vezegez, hag o reseô ennei o-unan ar recompans eus o errol hag a oa dleed.

28 Hag evel na felle ked dezei derc'hel Doue en o anaoudegez, Doue a livraz anezei da un ententamant reprouvet, da ober an traou ha na gonvenont ket ;

29 O veza leuniet a bep injustis, a fornicasion, a fallentez, a avaristed, a valis ; leûn a avi, a veurtr, a zisput, a fraud, a zepravasion ;

30 Flatrerien, droug-comzerien, caserien Doue, insolant, orgouilus, vanter-

ien, invanterien fallentesion, dizent d'o zadou ha d'o mamou ;

31 Diskiant, torerien angajamanchou, hep carantez naturel, dihardon, didrugarez ;

32 Pere, hag ind oc'h anaoud ar justis a Zoue, penaos ar re a ra ar sort traou-ze a verit ar marô, nan bep-ken a ra anezei, mes ive a c'hratà ar re *o* gra.

## CHAB. II.

1 Rag-se inexcusabl oud, ô den, piou-benag oud hag a varn; rag er pez e varnez un all, en em gondaonez da-unan; rag te pehini a varn, ober a rez da-unan ar memes traou.

2 Hogen ni a ôar penaos barn Doue a zo hervez ar ouirionez a-enep ar re a ra ar sort traou-ze.

3 Ha te a sonch d'id, ô den pehini a varn ar re a ra ar sort traou-ze, hag o gra da-unan, e tec'hi diouc'h barn Doue ?

4 Pe ba disprijoud a rez-te madou e vadelez, bag e basiantet hag e hir-c'houzanvidigez, hep gouzout penaos e ra madelez Doue cas ac'hanod d'ar gonversion ?

5 Mes hervez da galeder ha da galon dizistro e rez dastum evidoud ar goler evid deiz ar goler hag an discouezidigez eus ar varn just a Zoue,

6 Pehini a rento da bep hini hervez e oberiou :

7 D'ar re evit-gouir pere, dre berseveri da ober vâd, a glask ar gloar, an enor, hag an divreinadurez, *e rento* ar vuez eternel ;

8 Mes d'ar re a ra an dael, hag a zo dizent d'ar ouirionez, mes a zent ouc'h an injustis, *e rento* broez ha coler :

9 Trubul ha goall-encrez war bep ene den hag a ra droug, eus ar Judeô da genta, bag ive eus ar Grek ;

10 Mes gloar, hag enor, ha peoc'h da gemend hini a ra ar mâd, d'ar Judeô da genta, hag ive d'ar Grek.

11 Rag n'eus ked a azaouez evid apparans an dud dirag Doue.

12 Rag kemend hag o deus pec'hed hep lezen, a berisso ive hep lezen : ha kemend hag o deus pec'hed dindan lezen, a vezo barnet dre lezen,

13 (Rag ne ked ar re a zelaou al lezen eo a zo just dirag Doue, mes ar re a vir al lezen eo a vezo justifiet.

14 Rag ar jentiled, pere n'o deus ked al lezen, pa reond dre natur an traou a zo el lezen, ar re-ma, hag int hep al lezen, a zo ul lezen dezei o-unan :

15 Pere a ziseouez an œuvr eus al lezen scrivet en o c'halonou, o c'houstians o rei testeni assambles, hag ive *o* zonjesonou etrezei pa

damalont pe pa zidamalont an eil egile) :

16 En deiz e varno Doue traou cuzet an dud hervez va aviel dre Jesus Christ.

17 Setu, te a zoug an hanô a Judeô, hag en em reposez war al lezen, hag en em c'hlorifiez en Doue,

18 Hag ec'h anavezez e volonte, hag e varnez an traou dishenvel, o veza desket dre al lezen ;

19 Hag e credez emoud da-unan ur blenier d'ar re-zall, ur goulou d'ar re a zo en devalien,

20 Kelener ar re diskiant, desker ar vugale vihan ; o veza ma ec'h eus an doare eus an anaoudegez hag eus ar ouirionez el lezen :

21 Te eta pehini a zesk ar re all, ha n'en em zeskez-te ked da-unan ? Te pehini a brezeg na dleer ket laera, hag e rez-te laera ?

22 Te pehini a lavar na dleer ked ober avoultriach, hag e rez-te avoultriach ? Te pehini a zetest an idolou, hag e laerez-te an traou sacr ?

23 Te pehini en em c'hlorifiez el lezen, ha te a zizenor Doue o terri al lezen ?

24 Rag hanô Doue a zo goall-gomzet abalamour deoc'h e-touez ar jentiled, evel ma eo scrivet.

25 Rag an trodrouc'h evit-gouir a zo talvoudus, ma rez miroud al lezen ; mes mar d-oud un torer eus al lezen, da drodrouc'h a zo deued da zidrodrouc'h.

26 Rag-se mar gra an di-drodrouc'h miroud gorc'hemenou al lezen, ha na vezo ked e zidrodrouc'h countet evit trodrouc'h ?

27 Ha na rai ked an didrodrouc'h, pehini dre natur a accomplis al lezen, barna ac'hanod-de pehini, dre al lizeren hag an trodrouc'h, a dorez al lezen ?

28 Rag n'ema ked Judeô an hini a zo en diaveas, ha n'eo ket ken nebeud trodrouc'h ar pez a zo en diaveas er c'hig ;

29 Mes hennes eo *a zo* Judeô, pehini a zo unan en diabarz, hag an trodrouc'h *eo an hini* eus ar galon, er spered, *ha* nan el lizeren ; ar veuleudi eus a behini n'*ema* ked eus an dud, mes eus a Zoue.

## CHAB. III.

1 Petra eta eo dreistidigez ar Judeô, pe petra *eo* talvoudegez an trodrouc'h ?

2 Braz *eo* e peb doare ; ha dreist boll evit-gouir, o veza ma eo bet confiet dezei comsiou Doue.

3 Rag petra ma n'o deus ket credet darn ? hag o digredoni a gaso-da-get ar fidelite a Zoue ?

4 Na c'hoarvezet ket ! hogen bezet Doue gouirion, ha peb den gaouiad ; hervez ma eo

scrivet ; Evit ma vezi cavet just en da gomsiou , ha ma vezi trec'h pa vezi barnet.

5 Hogen mar gra hon injustis lakaad sclêr ar justis a Zoue, petra a livirimp-ni ? Ha Doue a zo injust pa ra d'e goler dond warnomp-ni ? (Comza a ran e-giz an den).

6 E nep doare : anez penaos a rai Doue barna ar bed ?

7 Rag ma e deus gouirionez Doue fouunet muioch dre va gaou evid e c'hloar , perag emoun-me c'hoas barnet evel pec'her ?

8 Ha perag na *lavarer ket* (evel ma troug-comzer ac'h anomp , hag e ra hinienou assuri e leveromp) , Greomp ar fall , evit ma c'hoarvezo ar màd ? ar varnedigez eus a bere a zo just.

9 Petra eta ? ha gouelloc'h omp-ni *egetei ?* E nep doare ; rag prouvet hon eus diagent penaos ema an holl , ar Judevien hag ar jentiled , dindan ar pec'hed

10 Hervez ma eo scrivet ; N'eus den just , nan , hini e-bed.

11 N'eus hini hag a gompren , n'eus hini hag e glask Doue :

12 En em zihinchet int holl ; deued ind assambles didalvez . n'eus hini hag a ra ar màd, nan , n'eus kemend hag unan zo-ken.

13 O gargaden a zo ur bez digor ; gand o zeodou o deus grêt tromplerez : ur c'hontam aspic a zo dindan o muzelou :

14 O genou a zo leûn a zroug-peden hag a c'houervder :

15 Buan eo o zreid evit scuila er goàd :

16 Gouastadur ha mizer a zo en o henchou

17 Ha n'o deus ket anevezet hend ar peoc'h :

18 N'ema ked doujans Doue dirag o daou lagad

19 Hogen gouzoud a reomp penaos kement tra-benag hag a lavar al lezen , e ra *e* lavaroud d'ar re a zo diodan al lezen, evit ma vezo serret pep genou , ha ma vezo ar bed holl dindan barn dirag Doue.

20 Dre-ze den e-bed na vezo justifiet diragan dre oberiou al lezen ; rag dre al lezen *ema* an anaoudegez eus ar pec'hed.

21 Hogen brema ar justis eus a Zoue heb al lezen a zo discleriet , o veza testeniet dre al lezen hag ar brofeded.

22 Hag a zo ar justis eus a Zoue dre feiz Jesus Christ d'ar re holl ha war ar re holl a gred, rag n eus differans e-bed;

23 Rag an holl o deus pec'hed , hag e vankont ar gloar a Zoue ;

24 O veza justifiet gratuitamant dre e c'hras, dre an dasprenadurez a zo e Jesus Christ ;

25 Pehini en deus Doue lekeed da lec'h-a-adunvaniez dre ar feiz en e ouàd , evid

discleria e justis o tremen ebiou pec'hejou grēt diagent, dre c'houzanvidigez Doue :

26 Evid discleria e justis en emzer prezant-ma, evit ma vezo just hag hen o justifia an hini a zo eus a feiz Jesus.

27 Pe lec'h eta ema ar sujet d'en em c'hlorifia ? Serred eo er meas. Dre be lezen? eus an oberiou? Nan, mes dre lezen ar feiz.

28 Dre-ze ni a gonclu penaos an den a zo justifiet dre ar feiz heb oberiou al lezen.

29 Hag an Doue eus ar Judevien ef-hen hep-ken? ha n'ema-hen ked ive eus ar jentiled? Eo, eus ar jentiled ive.

30 O veza *ez eus* un Doue hep-ken, pehini a justifi an trodrouc'h gand ar feiz, hag an didrodrouc'h dre ar feiz.

31 Ha ni eta a rent al lezen dic'halloud dre ar feiz. Na c'hoarvezet ket! hogen affermissa a reomp al lezen.

## CHAB. IV.

1 Petra e lavirimp-ni eta en deus cavet Abraham hon tad hervez er c'hig?

2 Rag mar d eo bet justifiet Abraham dre an oberiou, bez' en deus *peadra* d'en em c'hlorifia, mes nan direg Doue.

3 Rag petra a lavar ar Scritur ? Abraham a gredaz da Zoue, hag e oe countet dezan evit justis.

4 Hogen d'an hini a labour, ar gobr n'ema ket countet evel ur c'hras, mes evel un dle :

5 Mea d'an hini na labour ket, mes a gred en hini a justifi an impi, e feiz a zo countet dezan evit justis.

6 Evel-se ive eo e ra David discleria eurusded an den da behini e ra Doue counta ar justis heb oberiou,

7 *O lavaroud ;* Eurus ar re ema pardonet dezei o drougiesiou, hag ema goloed o fec'hejou.

8 Eurus an den da behini an Aotrou na gounto ked a bec hed.

9 Hag an eurusted ze eta *a zeu* war an trodrouc'h hep-ken, pe ive war an didrodrouc'h? rag lavaroud a reomp penaos ar feiz a oe countet da Abraham evit justis.

10 Penaos eta eo bet countet? Pa oa en trodrouch, pe en didrodrouc h? Ne ked en trodrouc'h, mes en didrodrouc'h.

11 Hag hen a resevaz sin an trodrouc'h, *evel* siel justis ar feiz *en doa* pa oa didrodrouc'het; evit ma vije an tad eus ar re holl a gred o veza en didrodrouc'h, evit me vezo countet ar justis ive dezei ;

12 Hag ive tad an trodrouc'h, d'ar re pere n'int ket hep-ken eus en trodrouc'h, mes ive a vale e roudou feiz hon tad Abraham pa oa *c'hoas* en didrodrouc'h.

13 Rag ne ked dre lezen e oa ar bromessa da Abraham, pe d'e had, da veza heritour eus ar bed, mes dre justis ar feiz.

14 Rag mar d-eo ar re eus al lezen a zo heritourien, ar feiz a zo lekeed da veza didalvez, hag ar bromessa dinerz:

15 Rag al lezen a zigas ar goler; rag el lec'h n'eus ked a lezen, n'eus ked a dransgression.

16 Dre-ze deus ar feiz *ema*, evit *ma ve* hervez ar c'hras, evit ma ve ar bromessa sûr d'an holl had; nan hep-ken d'an hini a zo eus al lezen, mes ive d'an hini a zo eus a feiz Abraham, pehini a zo tad deomp holl,

17 (Hervez ma eo scrivet; Me em eus da lekeed da dad da galz a nasionou), dirag an hini da behini e credaz, Doue, pehini a vevâ ar re-varô, hag a c'halv an traou n'int ket evel pa vent.

18 Hen a-enep esperans a gredaz gand esperans penaos e vije tad da galz a nasionou, hervez pez a oa bet lavaret; Evel-se e vezo da had

19 Ha dre na oa ket faibl er feiz, na gonsideraz ked e gorf e-unan a oa neuze marvet, o veza m'en doa war-dro cant vloaz, na ken neheut marvded cov Sara:

20 Ha na zouetaz ked ar bromessa eus a Zoue dre zi-gredoni, mes nerzet e oe er feiz, o rei gloar da Zoue,

21 Hag o veza persuadet ervad penaos, evit ar pez en doa prometet, e oa ive galloudec evid e oher.

22 Ha dre ze e oe countet dezan da justis.

23 Hogen n'eo ket bet scrivet abalamour dezan hep-ken, penaos eo bet countet dezan;

24 Mes ive abalamour deomp-ni, da here e vezo countet, deomp-ni pere a gred en hini en deus savet Jesus hon Aotrou dioud ar re-varô;

25 Pehini a oe livret evid hor goallou, hag a zo bet resussitet abalamour d'hor justificasion.

## CHAB. V.

1 Dre-ze, o veza justifiet dre ar feiz, hez' hon eus ar peoc'h gand Doue, dre hon Aotrou Jesus Christ;

2 Dre behini ive hon eus bet digemer dre ar feiz er c'hras-ma e pehini e choumomp, hag en em rejouissomp en esperans eus a c'hloar Doue.

3 Ha nan hep-ken *evel-se*, mes en em rejouissa a reomp ive en trubulasionou, o c'houzout penaos an drubulasion a brodu ar hasiantet;

4 Hag ar hasiantet, an experians; hag an experians, an esp rans.

5 Hogen an esperans-ze na ra ket mezekaad: rag carantez Doue a zo scuilet en hor c'halonou gand ar Spered·

Santel pehini a zo bet roed deomp.

6 Rag pa oamp-ni c'hoas hep nerz, ar C hrist a varvaz en e amzer evid an impied.

7 Rag a veac'h e rafe hini mervel evid un den just; coulsgoude martcze e credfe unan-henag mervel evid un den måd.

8 Mes Doue a ziscouez sclêr e garantez en hor c'henver-ni, o veza penaos, pa oamp c'hoas pec'herien, ar C'hrist a varvaz evidomp.

9 Calz muioc'h eta, o veza brema justifiet dre e ouâd, e vezimp-ni salvet drezan eus ar goler.

10 Rag mar d-omp-ni, pa oamp c'hoas enemiet, bet adunvanet gand Doue dre varô e Vab, calz muioc'h, goude beza bet adunvanet, e vezimp salvet dre e vuez.

11 Ha nan hep ken se, mes ive en em rejouissa a reomp en Doue dre hon Aotrou Jesus Christ, dre hehini hon eus resevet brema an adunvaniez.

12 Dre-ze, evel ma en dre un den ema deued ar pec'hed er bed, hag ar marô dre ar pec'hed, evel-se ive ema treuzet ar marô d'an holl dud en hini e pec'haz an holl.

13 Rag bez' e oa ar pec'hed er bed heteg al lezen: hogen, ar pec'hed n'eo ket countet pa n'eus ked a lezen.

14 Coulsgoude ar marô en deus renet adaleg Adam bete Moises, war ar re memes ba n'o doa ket pec'het hervez an heveledigez eus a dransgression Adam; pehini a oa ar skeuden eus an hini a oa da zont.

15 Mes n'ema ked eus an donezon evel eus ar goall: rag mar d-eo marô calz dre ouall unan, calz muioc'h ema gras Doue, hag an donezon dre ar c'hras, hag *a zo* dre un den Jesus Christ, foûnnet da galz.

16 Ha n'ema ked eus an donezon, evel eus an unan a hec'haz; rag ar varnedigez *a oa* dre ur seul *goall* da gondaonasion, mes an donezon *a zo* eus a galz a ouallou d'ar justificasion.

17 Rag mar d-eo dre ouall unan en deus ar marô renet dre unan, calz muioch e rai ar re a reseô ahondans â c'hras hag a zonezon ar justis rena er vuez dre unan, Jesus Christ.

18 Dre-ze eta, evel dre ouall unan *e teuaz barn* war an holl dud d'argondaonasion; evel-se ive dre justis unan, *e teu an donezon* war an holl dud d'ar justificasion a vuez.

19 Rag evel dre zezobeissans unan calz a zo lekeed da veza pec'herien, evel-se ive dre oheissans unan calz a vezo lekeed da veza just.

20 Hogen al lezen a antreaz c'hoas, evit ma creskche ar goall: mes el lec'h

ma en deus ar pec'hed cresket, ar c'hras e deus founnet calz muioc'h :

21 Evit evel ma en deus renet ar pec'hed d'ar marô, e reno evel se ive ar c'hras dre ar justis d'ar vuez eternel dre Jesus Christ hon Aotrou.

## CHAB. VI.

1 Petra eta a livirimp-ni? Ha choum a raimp-ni er pec'hed, evit ma founno ar c'hras ?

2 Na c'hoarvezet ket ! pe naos e raimp ni, pere a zo marvet d'ar pec'hed, heva c'hoas ennan ?

3 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos kemend hini ac'hanomp hag a zo bet badezet da Jesus Christ, a zo bet badezet d'e varô ?

4 Dre-ze besiet omp bet gantan dre ar vadisiant d'ar marô ; evit, evel ma savaz ar C'hrist dioud ar re-varô dre c'hloar an Tad, e rampni ive evel-se bale e nevezded a vuez

5 Rag mar d-omp bet plantet assambles da heveledigez e varô bez' e vezimp ive c'hoas da *heveledigez* e resurrecsion:

6 O c'houzood an dra ma, penaos hon den coz a zo bet crusifiet *gantan*, evit ma ve distrujet corf ar pec'hed, evit na raimp mui servicha ar pec'hed

7 Rag an hini a varvaz, a zo bet justifiet eus ar pec'hed.

8 Hogen mar d-omp marô gand ar C'hrist, e credomp penaos e vevimp ive gantan ;

9 O c'houzout penaos ar C'hrist o veza savet dioud ar re-varô, na varv mui : ar marô n'en deus kên a zommasion warnezan.

10 Rag er pez ma eo marô, eo marô ur oueich hep-ken d'ar pec'hed ; mes er pez ma eo beô, eo beô da Zoue.

11 Evel se c'hout ive, en em zellit evel marô evit-gouir d'ar pec'hed, mes beô da Zoue, er C'hrist Jesus hon Aotrou.

12 Rag-se na renet ked ar pec'hed en ho corf marvel, evit senti outan en e ouallioulou.

13 Ha na roit ket hoc'h izili evid instrumanchou a injustis d'ar pec'hed ; mes en em roit hoc'h-unan da Zoue, evel re-veô eus a douez ar re-varô, hag hoc'h izili evel instrumanchou a justis da Zoue.

14 Rag ar pec'hed n'en devezo ked a zominasion warnoc'h : rag n'emoc'h ked dindan al lezen, mes dindan ar c'hras.

15 Petra eta ? ha pec'hi a raimp ni abalamour n'emomp ked dindan al lezen, mes dindan ar c'hras ? Na c'hoarvezet ked !

16 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos da biou-benag oc'h en em roed da esclaved evit senti outan, emoc'h esclaved d'an hini ouc'h pehini e

sentit, pe eus ar pec'hed evid ar marô, pe eus an obeissans evid ar justis?

47 Hogen ra vezo Doue trugarekeet, abalamour pa oac'h esclaved d'ar pec'hed, ma hoc'h eus coulsgoude sentet a galon ouc'h scouer ar gelenadurez da bebini oc'h bet roet

48 O veza eta liberet eus ar pec'hed, c'houi a zo deued esclaved d'ar justis.

49 Comza a ran e kiz an dud, abalamour da zempladurez ho kig. Rag-se, evel ma hoc'h eus roet hoc'h izili da esclaved d'al louzdoni ha d'ar fallentez, evid an drougiez; evel-se brema roit hoc'h izili da esclaved d'ar justis, evid ar zantelez.

20 Rag pa edoc'h esclaved d'ar pec'hed, e oac'h libr ekenver ar justis

21 Ha pe frouez ho poa bu neuze eus an traou a bere hoc'h eus mêz brema? Rag ar fin eus an traou-ze *eo* ar marô

22 Mes brema, o veza liberet eus ar pec'hed, hag o veza deued esclaved da Zoue, bez' hoc'h eus ho frouez d'ar zantelez, hag evit fin ar vuez eternel.

23 Rag gôpr ar pec'hed *eo* ar marô, mes an donezon eus a Zoue *eo* ar vuez eternel, dre Jesus Christ hon Aotrou.

## CHAB. VII.

4 Ha na ouzoc'h-hu ket, breudeur (rag comza a ran oud ar re a anavez al lezen), penaos al lezen e deus dominasion war an den keit ha ma vev?

2 Rag ar vaouez pebini e deus un ozac'h, a zo ereet oud *he* ozac'h dre al lezen e-pâd ma eo beo ben; mes mar marv *he* ozac'h, hi a zo diereet eus a lezen *he* ozac'h.

3 Dre-ze 'ta mar bez hi da ur goaz all en-dra ma eo beô he ozac'h, e vezo galvet avoultres: mes mar d-eo marô he ozac'h, hi a zo liberet eus al lezen-ze, en bevelep doare ma n'eo ked avoultres, petra-benag ma vez *dimezet* da un ozac'h all.

4 Evel-se, va breudeur, c'houi ive a zo bet lekeet da varô d'al lezen dre gorf ar C'hrist, evit beza da un all, d'an hini a zo resussitet diouz ar re-varô, evit ma tougimp frouez da Zoue.

5 Rag pa edomp er c'hig, goall-ioulou ar bec'hejou, pere a oa dre al lezen, a laboure en hon izili, evid dougen frouez d'ar marô

6 Mes brema diereed omp eus al lezen, o veza marô er pez gant pehini e oamp dalc'het, evit ma rafemp servicha *Doue* e nevezded ar spered, ha nan e cozded al lizeren.

7 Petra eta a livirimp-ni? *Ez eo* al lezen pec'hed? E nep doare: er c'hontrel, n'am eus anavezet ar pec'hed nemed dre al lezen: rag

n'am bije ked anavezet ar goall-ioul, ma n'e defe ket lavaret al lezen ; Na c'hoanti ket.

8 Hogen ar pec'hed, o veza kemered occasion dre ar gorc'hemen, en deus labouret enoun pep sort goall-ioul. Rag hep al lezen ar pec'hed *a zo* marô.

9 Rag me a oa beô goueich-all hep al lezen ; mes pa eo deuet ar gorc'hemen, ar pec'hed a zo asbevet, ha me a varvaz.

10 Hag ar gorc'hemen a oa evid ar vuez, hennes a oe cavet da varô d'in.

11 Rag ar pec'hed, o kemered occasion dre ar gorc'hemen, en deus touellet ac'hanoun, hag en deus va lazet drezan.

12 Dre-ze al lezen evit-gouir *a zo* santel, hag ar gorc'hemen *a zo* santel, just, ha mâd.

13 Hag ar pez a zo mâd eta a zo deuet da varô d'in ? Na c'hoarvezet ket : hogen ar pec'hed, evit ma en em ziscouesfe pec'hed, a zo bet kiriec a varô d'in dre un dra hag a zo mâd, evit ma teufe ar pec'hed dre ar gorc'hemen da veza pec'hedus meurbed.

14 Rag ni a ôar penaos al lezen a zo spirituel ; mes me a zo kigus, gouerzet dindan ar pec'hed

15 Rag ar pez a ran n'hen approuvan ket : rag ar pez a fell d'in, n'her gran ket ; mes ar pez a gasaan, se eo a ran,

16 Hogen mar gran eta ar pez na fell ked d'in, e consantan gand al lezen penaos *ema*-hi mâd

17 Hogen brema n'eo mui me a ra an dra-ze, mes ar pec'hed pehini a choum enoun.

18 Rag gouzoud a ran penaos na choum netra a vâd enoun, da lavaroud eo, em c'hig : rag ar falvezout a zo tost ganen, mes ober ar mâd na gavan ket

19 Rag ar mâd a fell d'in, n'her gran ket ; mes an droug pehini na fell ked d'in, an dra-ze a ran.

20 Hogen mar gran ar pez na fell ked d'in, n'eo mui me her gra, mes ar pec'hed hag a choum enoun.

21 Caoud a ran eta al lezen penaos pa fell d'in ober ar mâd, an droug a zo prezant ganen

22 Rag en em blijoud a ran e lezen Doue hervez an den a-ziabarz :

23 Mes gouеled a ran ul lezen all em izili, pehini a gombat a-enep lezen va spered, hag am rent captif da lezen ar pec'hed pehini a zo em izili.

24 Den reuzeudic ma'z oun ! piou a zelivro ac'hanoun eus a gorf ar marô-ma ?

25 Trugarekaad a ran Doue dre Jesus Christ hon Aotrou. Evel-se 'ta dre va spered me va unan a zervich lezen Doue, mes dre ar c'hig, lezen ar pec'hed.

## CHAB. VIII.

1 N'*eus* ked eta brema a gondaonasion evid ar re pere er C'hrist Jeaus, a vale nan hervez ar c'hig, mes hervez ar Spered.

2 Rag lezen ar Spered a vuez er C'hrist Jesus e deus va liberet eua a lezen ar pec'hed hag ar marô.

3 Rag ar pez a oa impossubl d'al lezen; abalamour ma oa faibl dre ar c'hig, Doue en eur gas e Vab e-unan en heveledigez ar c'hig pec'hedus, ha *dre ur sacrifis* evid ar pec'hed, en deus condaonet ar pec'hed er c'hig;

4 Evit ma ve accomplisset ar justia eus al lezen enompni, pere na valeomp ket hervez ar c'hig, mes hervez ar Spered.

5 Rag ar re a zo hervez ar c'hig, a laka o menoz en traou ar c'hig; mes ar re a zo hervez ar Spered, en traou ar Spered.

6 Rag ar menoz eus ar c'hig *a zo ur* marô; mes ar menoz eus ar Spered, *a zo* buez ha peoc'h.

7 Rag ar menoz eus ar c'hig, *a zo* inimiach ouc'h Doue; rag n'en em zoumet ket da lezen Doue, hag evitgouir na hell ket.

8 Dre-ze ar re a zo er c'hig na hellont ket plijoud da Zoue.

9 Hogen c'houi n'oc'h ked er c'hig, mes er Spered, mar d-eo evit-gouir Spered Doue o choum enoc'h. Mes ma'z eus hini e-hed ha n'en deua ket Spered ar C'hrist, hennes n'ema ked dezan.

10 Ha mar d-eo ar C'hrist enoc'h, ar c'horf *a zo* marô, abalamour d'ar pec'hed; mes ar Spered *a zo* buez, abalamour d'ar justis.

11 Hogen mar d-eo Spered an hini en deus savet Jesus dioud ar re-varô o choum enoc'h, an hini en deus savet ar C'hrist dioud ar re-varô a veôaio ive ho corfou marvel dre e Spered, pehini a choum enoc'h.

12 Neuze 'ta, breudeur, n'omp ked dleourien d'ar c'hig, evit beva hervez ar c'hig.

13 Rag mar bevit hervez ar c'hig, mervel a reot; mes mar grit dre ar Spered lakaad da vervel oberiou ar c'horf, c'houi a vevo.

14 Rag kement re hag a zo cunduet gand Spered Doue, ar re-ze a zo mipien Doue.

15 Rag n'hoc'h eus ket resevet ar spered a esclavach c'hoas da gaoud aoun, mes resevet hoc'h eus ar Spered a adopsion, dre behini e criomp, Abba, Tad.

16 Ar Spered e-unan a ra ken-destenia gand hor spered-ni, penaos omp bugale da Zoue.

17 Ha mar *d-omp* bugale, neuze heritourien; heritourien da Zoue, ha ken-heritourien gand ar C'hrist mar

greomp ken-c'houzanv *gantan*, evit ma vezimp ive ken-c'hlorifiet *gantan*.

18 Rag me a gav d'in penaos souffransou ao amzer prezaot-ma n'*int* ked din *da veza comparet* ouc'h ar gloar pehini a zo da veza discouezet enomp-ni.

19 Rag ar c'hed a-zevri eus ar c'hrouadur a c'hortoz discouezidigez mipien Doue.

20 Rag ar c'hrouadur a zo rentet sujet d'ar vanite ( nan a volonte , mes dre an hini en deus e rentet sujet ) ,

21 Er ged , penaos ar c'hrouadur e-unan a vezo liberet eus a esclavach ar vreinadurez da liberte glorius bugale Doue.

22 Rag ni a ôar penaos an holl grouaduridigez a ra huanadi assamhles , hag ez eo assamhles e poan ar gouentrou hete vrema :

23 Ha nan hep-ken *hi*, mes ive ni hon-unan , pere hon eus ar c'henta-frouez eus ar Spered, bez e reomp ni hon-unan memes huanadi enomp hon-unan, en eur c'hortoz an adopsion , an dasprenadurez eus hor c'horf.

24 Rag hez' emomp salvet dre an esperans : hogen an esperans a weler n'eo ked un esperans ; rag ar pez a wel un den , penaos e ra-hen c'hoas e esperout ?

25 Mes mar esperomp ar pez na welomp ket, e c'hortozomp anezan gant pasiantet.

26 Evel-se ar Spered ive a zicour hor sempladuresiou : rag na ouzomp ket petra a dleomp da c'houlen *evit pidi* evel ma eo dleet, mes ar Spered e-unan a intersed evidomp dre huanadou dilavarus.

27 Hag an hini a c'houil ar c'halonou , a ôar petra *eo* menoz ar Spered, penaos e'ch intersed evid ar zent hervez Doue.

28 Ha ni a ôar penaos pep-tra a lahour assamhles evit mâd d'ar re a gâr Doue , d'ar re pere a zo galvet hervez e zessein.

29 Rag ar re en deus raganavezet, en deus ive predestinet *da veza* conform da imach e Vab, evit ma vije ar c'hentaganet e-touez calz a vreudeur.

30 Hag ar re en deus predestinet, ar re-ze en deus ive galvet : hag ar re en deus galvet , ar re-ze en deus ive justifiet . hag ar re en deus justifiet , ar re-za en deus ive glorifiet.

31 Petra eta a lvirimp-ni d'an traou ma? Mar *d eo* Doue evidomp , piou *a zo* a-enep deomp ?

32 Hen pehini n'en deus ket espernet e Vab e-unan , mes en deus e livret evidomp-ni holl, penaos na roio-hen ked ive gantan a c'hras pep-tra deomp ?

33 Piou a rai un accusasion a-enep ar re-choaset a Zoue ? Doue *eo* an hini a justifi.

34 Piou *eo* an hini a

gondaon ? Ar C'hrist eo a varvaz, ia kentoc'h, a zo ive resussitet, pehini memes a zo a-zeou da Zoua, ha pehini iva a intersed evidomp.

35 Piou a ranno achenomp eus a garantez ar C'hrist ? Hag an drubulasion, pe an encrez, pe ar bersecusion, pe an naoun, pe an noazder, pe an danjer, pe ar c'hleze ?

36 ( Evel ma eo scrivet ; Caset omp d'ar marò hed an deiz abalamour d'id ; countet omp evel denved al lazerez).

37 Mes er c'hontrel, en holl draou-ze ni a zo mui eget trec'herien, dre an hini en deus caret ac'hanomp.

38 Rag sùr oun penaos nag ar marò, nag ar vuez, nag an elad, nag ar brinselezou, nag ar buissansou, nag an traou a-vrema, nag an traou da zont,

39 Nag an uc'helder, nag an dounder, na crouadur all e-bed, na hello ranna ac'hanomp eus a garantez Doue a zo er C'hrist Jesus hon Aotrou.

## CHAB. IX.

1 Me a lavar ar ouirionez er C'hrist, na lavaran kad a c'hevier, va c'houstiane iva o reiken-desteni d'in er Spered-Santel,

2 Penaos em eus un dristidigez vraz, hag ur c'hlac'har dibaouez em c'halon.

3 Rag càroud a rafen-me va-unan beza anathema diouc'h ar C'hrist evit va breudeur, va c'herent hervez ar c'hig,

4 Pere a zo Israelited ; da bere *eo* an adopsion, hag ar gloar, hag an allansou, ha roedigez al lezen, hag ar servich divin, hag ar bromessaou ;

5 Da bere *eo* an tadou, hag eus a bere hervez ar c'hig ema ar C'hrist, pehini a zo dreist an holl, Doue benniget da viken Amen.

6 Hogen n'eo ket possubl a ve couezet ger Doue. Rag ar re holl *a zo* eus a Israel, n'*int* ked Israel :

7 Hag evitei da veza had Abraham, n'*int* ked holl *e* vugale abalamour da ze ; hogen, En Isaac e vezo galvet da had

8 Da lavaroud eo, na ket bugala ar c'hig eo a zo bugale da Zoua : mes bugale ar bromessa a zo countet da had.

9 Rag setu comz ar bromessa ; Hervez an amzer-ma e teuin, ha Sara e devezo ur mab.

10 Ha nan hep-ken *se*, mes c'hoas Rebacca, o vaza engehentet *daou-vab* eus a unan, *da lavaroud eo*, eus a Isaac hon tad ;

11 Rag hag int hep beza c'hoas ganet, na beza grēt màd na droug e-bed (evit ma raje an dessein eus a Doue hervez ar choas choum stard, nan dre an oberiou, mes eus an hini a c'halv),

12 E oe lavared dezi ; An hena a zervicho ar iaouanka :

13 Eval ma eo scrivet ; Caret em eus Jacob, mes caseed em eus Esau.

14 Petra eta a livirimp-ni ? Ha be' a zo injustis en Doue? E nep doare.

15 Rag lavaroud a ra da Voises ; Me em bezo trugarez oud an hini em eus trugarez, hag em bezo truez oud an hini a druezan.

16 Dre-ze 'ta n'*ema* ked eus an hini a ra fellout, nag eus an hini a red, mes eus a Zoue pehini a ra trugarez.

17 Rag ar Scritur a lavar da Faraon ; Evit se en-deon eo em eus da zavet, evit ma rafen discouez enoud va galloud, ha ma vezo disclériet va hanô dre ar bed holl.

18 Evel-se 'ta ober a ra trugarez da neb a fell dezan, hag e ra caledi neb a fell dezan.

19 Abalamour da ze te a lavaro d'in ; Perag e cav hen c'hoas da damal ? rag piou en deus enebiet ouc'h e volonte?

20 Mes kentoc'h, ô den, piou oud-de evid daela oud Doue ? Hag ar pez a zo format a lavar d'an hini en deus e formet ; Perag ec'h eus-te va grêt evel-hen ?

21 Ha n'en deus ked ar poder ar galloud war ar pri, evid ober eus ar memes tolzen ur vessell evid an enor, hag un all evid an dizenor ?

22 Hogen *petra* ma en deus Doue, o fellout dezan discouez e goler, ha rei da anaoud e c'halloud, souffret gand ur c'bouzanvidigez vraz vessellou ar goler, aozet evid ar gollidigez ;

23 Hag evit ma rofe da anaoud pinvidigesiou e c'hloar war vessellou an drugarez, pere en doa preparet araog evid e c'hloar ?

24 Hag *a zo* ni pere en deus galvet, nan bep-ken eus a douez ar Judevien, mes ive eus a douez ar jentiled :

25 Evel ma lavar ive an Ozee ; Me a c'halvo va fobl, ar re ne oant ket va fobl ; ha caret-mâd, an hini ne oa ket caret-mâd.

26 Hag e c'hoarvezo penaos al lec'h e pehini e oa bet lavaret dezei ; N'*oc'h* ket va fobl, eno e vezint galvet mipian an Doue beô.

27 Hogen diwarben Israel Izaias a gri ; Ha ma ve an niver eus a vugale Israel evel treaz ar môr, un dilerc'h *bihan* eo a vezo salvet

28 Rag *hen* a achuo hag a verrai al labour en justis, rag ul labour ber a rai an Aotrou war an douar.

29 Hag evel ma lavaraz Izaias araog ; Ma n'en defe Aotrou an armeou lezat had deomp, e vijemp deued evel Sodom, hag e vijemp gret henvel ouc'h Gomor.

30 Petra eta a livirimp-ni ? Penaos ar jentiled, pere na glaske ked ar justis, o deus digemeret ar justis, *da*

*lavaroud eo*, ar justis a zo eus ar feiz.

31 Mes Israel, pehini a glaske lezen ar justis, n'eo ket parvenet da lezen ar justis.

32 Perag? Abalamour n'o deus ked *e c'hréd* dre ar feiz, mes evel dre oberiou al lezen: rag ober a rejont lam ouch ar mean-a-lam,

33 Evel ma eo scrivet; Setu e lakaan eo Sion ur mean-a-lam, hag ur roc'h a ouall-lam: ha, Piou-benag a gredo ennan na vezo ket mezekeet.

## CHAB. X.

1 Breudeur, evit-gouir dezir va c'halon ha va feden da Zoue evid Israel eo, ma vent salvet.

2 Rag rei a ran an desteni dezei, penaos o deus zêl evid Doue, mes ne ked hervez an anaoudegez.

3 Rag hei, oc'h ignori ar justis a Zoue, hag o clask etablissa o justis o-unan, n'int ked en em zoumetet d'ar justis a Zoue.

4 Rag ar C'hrist eo ar fin eus al lezen, evit justis da bep hini a gred

5 Rag Moises a scriv diwarben ar justis a zo eus al lezen, Penaos an den a ra an traou-ma a vevo drezei.

6 Mes ar justis a zo dre ar feiz a gomz evel-hen; Na lavar kad en da galon; Piou a bino en env? Da lavaroud eo, digas ar C'hrist d'an traôn:

7 Pe; Piou a ziskenio d'an dounder? Da lavaroud eo, sevel ar C'hrist adare eus a douez ar re-varô.

8 Hogen petra a lavar-hi? Ar ger a zo tost d'id, en da c'henou hag en da galon. hennes eo ger ar feiz pehini a brezegomp;

9 Penaos mar convesi gand da c'henou an Aetrou Jesus, ha mar cridi n da galon en deus Doue e zavet eus a douez ar re-varô, te a vezo salvet.

10 Rag eus ar galon eo e creder evid ar justis, ha gand ar genou e conveser evid ar zilvidigez

11 Rag ar Scritur a lavar; Piou-benag a gred ennan na vezo ket mezekeet.

12 Rag n'eus ket a zistincsion etre ar Judeô hag ar Grek: rag ar memes Aotrou eus an holl a zo pinvidic evid ar re holl a c'halv anezan.

13 Rag piou-benag a c'halvo hanô an Aotrou, a vezo salvet.

14 Penaos eta e c'halvintei an *hini* e pehini n'o deus ket credet? Ha penaos e credint-ei en *hini* eus a behini n'o deus ket clevet *comza?* Ha penaos e clevintei, heb ur prezeger?

15 Ha penaos e raint prezegi, ma na vezint ket caset? Evel ma eo scrivet; Na peger caer eo treid ar re a zigas ar c'helou mâd a beoc'h, ar re a annons traou mâd!

16 Hogen n'o deus ket

sentet boll oud an aviel: rag Izaias a lavar; Aotrou, piou en deus credet d bor prediession?

17 Evel-se 'ta, ar feiz a zeu eus ar c'hleved, hag ar c'hleved dre c'her Doue.

18 Hogen me a c'houlen; Ha n'o deus-ei ket clevet? Lo evit-gouir, o moues a zo eed dre an douar boll, hag o c'homsiou da benou-pell ar bed.

19 Mes me a c'houlen, Ha n'en deus ked Israel anavezet? Da genta Moises a lavar, Me a lakai ac'hanoc'h da veza jalous dre unan ha n'eo ket un nasion; lakaad a rin droug da zevel enoc'h dre ur bobl diskiant.

20 Ha c'hoas, Izaias a zo hardiz bras pa lavar; Caved oun bet gand ar re ha na glasket ked ac'hanoun; en em ziscouezet oun bet d'ar re ha na c'houlenent ked diwar va fen.

21 Mes diwarben Israel e lavar; A-hed an deiz em eus astenet va daouarn da ur bobl dezobeissant hag araouz.

## CHAB. XI

1 Ma a c'houlen eta; Ha Doue en deus rejetet e bobl? Na c'hoarvezet ket! rag me va-unan a zo Israeht, eus a had Abraham, *eus a* dribu Benjamin.

2 Doue n'en deus ket rejetet e bobl, pehini en deus rag-anavezet. Ha na ouzoc'h-hu ket petra a lavar ar Scritur diwarben Eliaz? pensos e reaz klem ouc'h Doue a-enep Israel, o lavaroud;

3 Aotrou, lazet o deus da brofeded, ha discaret o deus da aoteriou; ha me a zo choumed va-unan, hag emeint o clask va buez.

4 Mes petra a lavar dezan ar respont a Zoue? Mired em eus d'in-me va-unan seiz mil den pere n'o deus ket pleget ar glin dirag Baal.

5 Evel-se eta be' a zo ive en amzer-ma un dilerc'h bihan hervez choas ar c'hras.

6 Hogen mar d-eo dre ar c'hras, n'*ema* mui eus an œuvrou; anez ar c'hras n'eo mui ur c'hras. mes mar *d-eo* eus an œuvrou, neuze n'*eo* mui ur c'hras, anez an œuvr n'eo mui un œuvr.

7 Petra eta? Ar pez a glask Israel, an dra-ze n'en deus ket cavet; mes ar choas e deus *e* gavet: hogen ar re all a zo dallet;

8 Hervez ma eo scrivet; Doue en deus roed dezei ur spered a bounner-gousk, daou-lagad ha na ouelont ket, ha discouarn ha na glevont ket, beteg an devez-ma.

9 Ha David a lavar; Ra vezo o zaol da roued ha da lindag, ha da abec-a-lam ha da recompans dezei:

10 Ra devalsio o daou-lagad evit na ouelint ket, ha laka o c'hein da groumma bepred.

11 Me a lavar eta ; Ha grĕd o deus ul lam evit coueza ? Na c'hoarvezet ket ! hogen dre o lam ar zilvidigez *a zo roed* d'ar jentiled, evit lakaad da zevel ennei ar c'hendamouez.

12 Hogen mar d-eo o lam da binvidigez d'ar bed, hag ar bihanidigez anezei da binvidigez d'ar jentiled, pegement mui o leunder ?

13 Rag me a gomz ouzoc'h-hu, ar jentiled : hag o veza emoun abostol ar jentiled, ec'h enoran va c'harg,

14 Evit ma hellin, dre un tu-benag, kentraoui kendamouez va c'hig va-unan, ha savetei hinienou anezei.

15 Rag mar *d-eo* o distaol da adunvanidigez d'ar bed, petra *a vezo o* digemeridigez, nemet buez eus a varò ?

16 Rag mar d-eo santel ar c'henta-frouez, ar mas *a zo santel* ive : ha mar d-eo santel ar c'hristen, ar brankou *a zo santel* ive.

17 Hogen mar d-eo bet toret kouit unan-benag eus ar brankou, hag emoud-de, pehini oud ur ouezen olivez sauvach, greffet en o lec'h, hag oud deuet da veza kenlodec eus a c'hristen hag eus a zruzoni ar ouezen olivez,

18 N'en em vant ket a-enep ar brankou : hogen ma rez en em vanti, ne ket te a zoug ar c'hristen, mes ar c'hristen *eo a zoug* ac'hanod.

19 Hogen te a lavaro ; Ar brankou a zo bet toret kouit, evit ma vijen-me greffet.

20 Mád ; toret *int* bet kouit abalamour d'an digredoni, ha te a choum stard dre ar feiz. N'en em uhelà ked a sonch, mes az pez aoun :

21 Rag ma n'en deus ked Doue espernet ar brankou naturel, *laka evez* gand aoun na esperno ked ac'hanod-de ken nebeut.

22 Gouel eta madelez ha garventez Doue : e-kenver ar re a zo couezet, garventez ; mes en da geover-de, madelez, mar choumi en e vadelez, anez te ive a vezo toret kouit.

23 Hogen hei, ma na choumont ked en digredoni, a vezo greffet *a-neves;* rag Doue a zo capabl d'o greffa adare.

24 Rag mar d-oud bet trouc'het eus ar ouezen olivez sauvach dre natur, hag ez oud bed a-enep da natur greffet er ouezen olivez vàd, pegement kentoc'h na vezo ked ar re a zo ar *brankou* naturel greffet en o gouezen olivez o-unan?

25 Rag na fell ked d'in, breudeur, ec'h ignorfac'h ar mister ma, evit na veot ket fùr en ho taou-lagad hoc'h-unan, penaos dallentez e lod a zo digouezet da Israel, bete ma teuo ebarz al leunder eus ar jentiled.

26 Hag evel-se Israel holl a vezo salvet, hervez ma eo scrivet; Al liberatour a zeuo

eus a Sion, hag e caso-kouit an impiete eus a Jacob :

27 Rag hon-ma *eo* va allians gantei, pa lamin o fec'hejou.

28 Evit-gouir e-kenver an aviel, hez' emaint enemied, abalamour deoc'h, mes e-kenver an elecsion, hei a zo *re* caret-mâd, abalamour d'an tadou

29 Rag donezonou ha galvedigez Doue a zo hep keûz

30 Rag evel ma oac'h-hu ive gouech-all dezobeissant da Zoue, ha coulsgoude hoc'h eus brema cavet trugarez dre o dezobeissans-ei ;

31 Evel-se ar re-ma ive o deus brema dezobeisset, evit ma obtenint-ei ive trugarez dre ho trugarez c'houi.

32 Rag Doue en deus ranfermet an holl assambles en dezobeissans, evid ober trugarez d'an holl.

33 O dounder ar binvidigez, hag ar furnez, hag ar ouiziegez a Zoue! Pegen dic'houilus eo e jugamanchou, ha pegen incomprenabl eo e henchou !

34 Rag piou en deus anavezet menoz an Aotrou ? pe piou a zo bet da gonseiller dezan ?

35 Pe piou en deus roed dezan da genta, hag e vezo distaolet dezan adare ?

36 Rag an holl draou *a zo* eus anezan, ha drezan, ha dezan · Ar c'hloar dezan da viken. Amen.

## CHAB. XII.

1 Rag-se ho pidi a ran, breudeur, dre an druezou a Zoue, ma root ho corfou da zacrifis beô, santel, hag agreabl da Zoue. *ar pez a zo* ho servich rezonabl.

2 Ha n'en em gonformit ked d'ar bed-ma, mes bezit transformet dre nevezidigez ho spered, evit ma eprouvot petra eo ar volonte vâd, agreabl, ha parfet-ze a Zoue.

3 Rag lavaroud a ran da bep hini ac'hanoc'h, dre ar c'hras a zo bet roed d'in, na rai ket sonjal uheloc'h anezan e-unan eget na zie sonjal, mes da zonjal gand dereadigez, hervez ma en deus Doue rannet da bep hini ar mezur a feiz.

4 Rag evel ma hon eus eo ur c'horf hep-ken calz a izili, ha n'o deus ked an holl izili-ze ar memes foncsion ;

5 Evel-se ni, ha ni calz, a zo ur c'horf hep-ken er C'hrist, ha pep hini izili d'an eil egile.

6 O veza eta ma hon eus donezonou dishenvel, hervez ar c'hras *a zo* roed deomp ; mar d-eo a brofesi, *greomp se* hervez proporsion ar feiz ;

7 Pe a zervich, er servich ; pe an hini a gelen, er gelenadurez ;

8 Pe an hini a exhort, en exhortasion ; an hini a zistribu, *graed an dra-ze* gand eeunder ; an hini a vlên ,

gant preder ; an hini a ra trugarez, gant joa.

9 *Bezet* ar garantez hep hipocrizi : ho pezet heuz eus an droug ; en em stagit ouc'h ar mâd.

10 Bezit *leûn* a affecsion dener evid an eil egile er garantez a-vreür : en em ziaraogit oc'h en em enori an eil egile .

11 Na vezit ked diek en effortchou ; o veza broud er spered; o servicha an Aotrou ;

12 Oc'h en em rejouissa en esperans, o veza gouzanvus en affliesionou ; o perseveri er beden ;

13 O ranna da ezomou ar zent; oc'h en em rei d'an hospitalite.

14 Bennigit ar re a berse-cut ac'hanoch : bennigit, ha na villigit ket.

15 Bezit laouen gand ar ro en em laouenâ , ha gouelit gand ar re a oueil.

16 *Ho pezet* ar memes santimant e-kenver an eil egile ; na glaskit ked an traou uhel, mes baleit gand ar re izel. Na vezit ket fûr en hoc'h istim hoc'h-unan.

17 Na zistaolit da zen droug evid droug : prederit ober traou mâd dirag an holl dud.

18 Mar d-eo possubl , ha kement ha ma'z eo enoc'h, bevit en peoc'h gand an holl dud.

19 Ar re garet-mâd , n'en em venjit ket , mes roit lec'h d'ar goler : rag scrived eo ; Ar venjans *a zo* d'in ; me a recompanso, eme an Aotrou.

20 Rag-ee, ma en deus da enemi naoun, ro da zibri dezan ; ma en deus sec'hed, ro da eva dezan : rag en eur ober evel-se, te a zastumo glaou tàn war o ben.

21 Na vez ket trec'het gand an droug, mes trec'h an droug gand ar mâd.

## CHAB. XIII.

1 Ra vezo peb den sujet d'ar buissansou uhel. Rag n'eus puissans e-bed nemed eus a Zoue : hag ar re a zo , ordrenet int dindan Doue.

2 Rag-se piou-benag a resist ouc'h ar buissans , a ra enebi ouc'h urz Doue : hag ar re a ra enebi , a den barnedigez warnezei o-unan.

3 Rag ar renerien n'int ked da heûz evid an oberiou mâd, mes evid ar re fall. Hogen ha te a fell d'id beza hep aoun rag ar buissans ? Gra ar mâd, hag e vezi meulet ganti.

4 Rag *ar rener* a zo servicher Doue evid da vâd. Mes mar grez droug, az pez aoun ; rag hen na zoug ked ar c'hleze en vên , rag ur servicher a Zoue eo, ur venjour evid *exe-cuti* ar goler war an hini a ra droug.

5 Dre-ze red eo beza sou-mis, nan hep-ken abalamour d'ar goler, mes ivo abalamour d'ar goustians.

6 Rag abalamour da ze ivo

eo e paeit ar gouiriou; rag ministred public Doue int, hag e prederiont bepred an dra-ze.

7 Rentit eta da bep bini ar pez a zo dleet dezan. ar gouiriou, da nep ema *dleet* ar gouiriou; an impodou, da nep ema an impodou; an doujans, da nep ema an doujans; an enor, da nep ema an enor.

8 Na zleit netra da zen e-bed, nemed da garoud an eil egile. rag an hini a gâr un all, en deus leuniet *al* lezen.

9 Rag an dra-ma; Na ri ked a avoultriach; Na lazi ket; Na laeri ket, Na liviri ked a desteni faoz; Na c'hoantai ket; ha m'az*eus* gorc'hemenbenag all, dalc'het eo e-ber er gomz-ma; Caroud a ri da nesa evel-doud da-unan.

10 Ar garantez na ra ked a zroug d'e nesa: rag-se ar garantez eo al leunidigez eus al lezen.

11 Ha *grit* kement-se, oc'h anaoud an amzer, penaos *eo* dija an heur deomp da zihuna eus hor c'housk: (rag ar zilvidigez *a zo* brema tostoc'h deomp eget pa gredchomp.

12 An nos a zo tremenet calz, hag an deiz a zo tost): rag-se taolomp diouzomp oberiou an devalien, ha gouiskomp armou ar goulou.

13 Baleomp gant honestis, evel en deiz, *ha* nan en diroll hag er vezventi, nan er c'hadelez hag el lonzdoni, nan er randael hag en avi.

14 Mes en em ouiskit eus an Aotrou Jesus Christ, ha na gemerit ked a breder evid c'hoantou ar c big.

## CHAB. XIV.

1 An hini a zo faibl er feiz, resevit-hen, nan da strivou disputou.

2 Unan evit-gouir a gred *e hell* dibri eus a bep tra; mes an hini a zo faibl, a zebr louzou.

3 An hini a zebr, na zisprijet ked an hini na zebr ket; hag an hini na zebr ket, na varnet ked an hini a zebr; rag Doue en deus e resevet.

4 Piou oud-de pe hini a varnez servicher un all? D'e aotrou e-unan eo e choum en e za pe e couez: hogen hen a vezo kendalc'het; rag Doue a zo galloudec evid e zerc'hel en e za.

5 Unan evit-gouir a varn un devez dreist un devez *all;* unan all a varn ema peb devez *ingal.* Ra vezo pep-hini convainket en e spered e-unan.

6 An hini a observ an devez, a observ *anezan* evid an Aotrou, hag an hini na observ ked an devez, evid an Aotrou eo ne ra ked *e* observi: an hini a zebr, a zebr evid an Aotrou, rag trugarekaad a ra Doue; hag an hini na zebr ked, evid an Aotrou eo ne ra ked dibri, hag e trugareka Doue.

7 Rag hini ac'hanomp na vev evitan e-unan, hag hini na varv evitan e-unan.

8 Rag daoust pa e vevomp, evid an Aotrou eo e vevomp; daoust pe e varvomp, evid an Aotrou eo e varvomp. Evel-se 'ta, daoust pe e vevomp, daoust pe e varvomp, emomp d'an Aotrou.

9 Rag evit se eo a reaz ar C'hrist mervel ha resussita, hag ema asbevet, evit ma reno war ar ra-veô ha war ar re-varô.

10 Mes te, perag e varnez-te da vreûr? Pe te ive, perag e tisprijez-te da vreur? Rag lekeed e vezimp holl dirag barn-gador ar C'hrist

11 Rag scrived eo; Me a zo beô, eme an Aotrou, pep glin a blego d'in-me, ha pep teod a gonveso da Zoue.

12 Evel-se 'ta pep hini ac'hanomp a rento count da Zoue evitan e-unan

13 Rag-se na varnomp mui an eil egile; mes barnit kentoc'h an dra-ma, da non-pas lakaad un abec-a-lam dirag ur breûr, pe un abec da goueza.

14 Me a ôar, hag emoun persuadet en Aotrou Jesus, penaos n'*eus* netra a souillet anezan e-unan: coulsgoude d'an hini a gount un dra souillet, bez' *ema* souillet evit hennes.

15 Hogen mar gra *da* voued glac'hari da vreûr, na valeez mui hervez ar garantez. Na goll ked dre da voued an hini evit pehini eo marô ar C'hrist

16 Na vezet ket eta ho mâd droug-comzet.

17 Rag rouantelez Doue n'eo ked dibri hag eva, mes justis, ha peoc'h, ha joa er Spered Santel

18 Rag neb a zervich ar C'hrist en traou-ze, a blij d'a Zoue, hag *ema* cavet-mâd gand an dud

19 Neuze 'ta enclaskomp an traou az a d'ar peoc'h hag ar re a edificasion mutuel.

20 Na zistruj ked œuvr Doue evit boued Evit-gouir an holl *vouedou a zo* pur; mes fall *eo* d'an den a zabr gand abec-a-lam.

21 Mâd *eo* non-pas dibri kig, nag eva gouin, nag *ober tra e-bed* hag a helfe lakaad d'az preûr broncha pe coueza, pe beza dinerzet

22 Ha bez' ec'h eus-te feiz? Az pez anezan ennod da-unan dirag Doue Eurus an hini n'en em gondaon ked e-unan er pez a approuv.

23 Mes an hini a ra douoti, a zo condaonet mar tebr, abalamour *na zebr* ked a feiz: bogen kement tra-benag ha n'*ema* ked a feiz, pec'had eo.

## CHAB. XV.

1 Ni eta hag a zô cre, a zle supporti infirmiteou ar re faibl, ha nan plijoud deomp hon-unan.

2 Ra rai pep-hini ac'han-

omp plijoud d'e nesa er pez a zo mâd evid an edificasion.

3 Rag memes ar C'hrist n'en deus ket plijet dezan e-unan ; mes, evel ma eo scrivet, Dismegansou ar re a rea dismegans d'id a zo couezet warnoun.

4 Hogen kement tra a oa scrivet diagent, a zo bet scrivet evit hor c'helen, evit ma hor hezo esperans dre hasiantet ha consolasion ar Scrituriou.

5 Hogen Doue ar hasiantet hag ar gonsolasion ra roio deoc'h da gaoud ar memes santimant e-kenver an eil egile, hervez ar C'hrist Jesus :

6 Evit ma hellot a-unvan, gand ur genou, glorifia Doue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ.

7 Rag-se resevit an eil egile, evel ma en deus ive ar C'hrist resevet ac'hanomp, evit gloar Doue.

8 Brema lavaroud a ran penaos Jesus Christ a zeuaz da zervicher an trodrouc'h, abalamour d'ar ouirionez a Zoue, evit confirmi ar bromessaou *gred* d'an tadou

9 Hag evit ma c'hlorifio ar jentiled Doue abalamour d'e drugarez ; evel ma eo scrivet, Abalamour d'an dra-ma me a gonveso ac'hanod e-touez ar jentiled, hag a gano d'az hanô

10 Hag hen a lavar adare ; En em rejouissit, jentiled, gand e bobl.

11 Hag adare ; Meulit an Aotrou, an holl nasionou ; ha selebrit-hen, an holl bobiou.

12 Ha c'hoas, Izaias a lavar ; Be' e vezo ar c'hrisien a Jesse, hag an hini a zav evit rena war ar jentiled ; ennan ec'h espero an nasionou.

13 Ha ra rai Doue an esperans ho carga a hep joa ha peoc'h en eur gridi, evit ma founot en esperans, dre c'halloud ar Spered-Santel.

14 Hogen evidoun-me, va breudeur, me a gred diwar ho pen, penaos emoc'h-hu ive leun a vadelez, *o veza* leuniet a hep anaoudegez, ha capabl ive da gelen an eil egile.

15 Coulsgoude scrivet em eus deoc'h, breudeur, gant mui a hardizder, evel en eur zigas sonch deoc'h, dre ar c'hras a zo roed d'in gand Doue,

16 Evit beza ur ministr eus a Jesus Christ e-kenver ar jentiled, oc'h ober ar garg eus a aviel Doue, evit ma ve an offrans eus ar jentiled cavet-mâd, o veza santifiet gand ar Spered-Santel.

17 Bez' em eus eta peadra d'en em c'hlorifia dre Jesus Christ en traou a zell ouc'h Doue.

18 Rag na gredfen ket lavarout netra eus an traou ha n'en deus ket grêd ar C'hrist drezoun, evit *lakaad* ar jentiled da zenti, dre gomz ha dre ober.

19 Dre c'halloud siniou ha

burzudou, dre c'halloud Spered Done; en hevelep doare ma em eus prezeget dre-holl aviel ar C'hrist, adaleg Jerusalem hag en-dro beteg Iliria.

20 Hag evel-se em eus grët va gouella da brezegi an aviel, nan el lec'h ma oa hanvet ar C'hrist, evit na vatisfen ket war fondamand un all :

21 Mes hervez ma eo scrivet ; Ar re da bere n'eo ket bet comzet diwar e ben, a ouelo ; hag ar re n'o deus ket clevet, a gompreno.

22 Abalamour da ze ive oun bet ampechet calz da vond etrezoc'h.

23 Hogen brema, o veza n'em eus mui a lec'h er vroma, ha ma em eus ur c'hoant braz abaoe meür a vloaz da vond etrezoc'h.

24 Pe gouls-benag ez in d'ar Spagn, mond a rin d'ho caout ; rag esperond a ran ho koueled en eur dremen, ha beza ambrouget ganeoc'h em hend war-zu eno, goude ma vezin bet da genta leunnet e lod ac'hanoc'h.

25 Mes brema ez an da Jerusalem, evit servichoud d'ar zent

26 Rag ar re eus a Vasedonia hag eus a Akaia, o deus cavet måd rei lod *eus o madou* d'ar beorien a zo e-touez ar zent a zo en Jerusalem.

27 Kement-se o deus cavet måd; ha dleourien ind dezei. Rag ma o deus ar jentiled bet lod eus o zraou spirituel, bez e tleond a-dra-sùr servicha dezei en traou kigus.

28 Goude eta em bezo grët ar *gefridi-ze*, hag em bezo sielet dezei ar frouez-ze, mond a rin ebiou deoc'h d'ar Spagn.

29 Ha me a oar pa'z in d'ho caout, e teuin e leunder bennoz aviel ar C'hrist.

30 Hogen ho pidi a ran, breudeur, dre hon Aotrou Jesus Christ, ha dre garantez ar Spered-Santel, ma reot striva assambles ganen dre bedenou evidoun da Zoue ;

31 Evit ma vezin delivret eus ar re na gredont ked er Jude, hag evit ma vezo va servich da Jerusalem digemeret måd gand ar zent ·

32 Evit ma'z in d'ho caout gant joa dre volonte Doue, ha ma vezin frealzet ganeoc'h.

33 Hogen Doue ar peoc'h *ra vezo* ganeoc'h holl. Amen.

## CHAB. XVI.

1 Me a recommand deoc'h Fœbe hor c'hoar, ha servicheres eus an iliz a zo e Kenkrea ;

2 Evit ma tigemerot anezi en Aotrou, evel ma tere ouc'h sent ; ha ma sicourot anezi e kement tra e helfe caoud ezom ac'hanoc'h : rag evitgour hi a zo bet sicoures da veür a hini, ha d'in-me ive

3 Saludit Prisilla hag Akouila, va c'hen-labourerien er C'hrist Jesus ;

4 Pere o deus lekeed o gouzoug evid va buez ; da bere e trugareka nan me hepken, mes ive boll ilizou ar jentiled.

5 *Saludid* ive an iliz *a zo* en o zi. Saludit Epenetus va c'haret-mâd, pehini eo ar c'henta-frouez eus a Azia er C'hrist.

6 Saludit Mari, pehini e deus labouret calz evidomp.

7 Saludit Andronikus ha Junia, va c'herent ha va c'hen-brizonerien, pere a zo anat e-touez an ebestel, *ha* pere a oa er C'hrist araog-oun.

8 Saludit Amplias va c'haret-mâd en Aotrou.

9 Saludit Urbanus hor c'hen-labourer er C'hrist, ha Stakis va c'haret-mâd.

10 Saludit Appelez, an approuvet er C'hrist. Saludit ar re eus a *di* Aristobulus.

11 Saludit Herodion va c'hâr. Saludit ar re eus a *di* Narsissus, pere a zo en Aotrou.

12 Saludit Trifena ha Trifoza, pere a labour en Aotrou. Saludit ar c'haret-mâd Persides, pehini e deus labouret calz en Aotrou.

13 Saludit Rufus, ar choaset en Aotrou, hag e vam ha va hini.

14 Saludit Asinkritus, Flegon, Hermas, Patrobas, Hermes, hag ar vreudeur a zo gantei.

15 Saludit Filologus ha Julia, Nereus hag e c'hoar, hag Olimpiad, hag an holl zent a zo gantei.

16 En em zaludit an eil egile gand un af santel. Assamblcou ar C'hrist a zalud ac'hanoc'h.

17 Hogen ho pidi a ran, breudeur, da ober evez oud ar re a taka da zevel divisionou hag abegou-a-lam, en enep d'ar gelenadurez pehini hoc'h eus desket ; ha pellaid diouter.

18 Rag ar re eus ar sort-ze na zervichout ket hon Aotrou Jesus Christ, mes o c'hov o-unan, ha gant comsiou caer ha meulendiou, e tromplont ar re zizroug.

19 Rag *ar vrud eus* ho sentidigez a zo deued beteg an holl. Dre ze en em rejouissa a ran abalamour deoc'h, coulsgoude me a garfe e vec'h evit gouir fûr e-kenver ar mâd ha gouirion e-kenver an droug.

20 Hogen Doue ar peoc'h a vrevo Satan dindan ho treid abarz nemeur. Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* ganeoc'h. Amen.

21 Timoteus va c'hen-labourer, ha Lusius, ha Jason, ha Sosipaler, va c'herend, a zalud ac'hanoc'h.

22 Me Tertius, pehini em eus scrived al lizer-*ma*, a zalud ac'hanoc'h en Aotrou.

23 Kaius va hostis, hag *an hini* eus an holl iliz, a zalud ac'hanoc'h. Erastus, tenzorier kêr, a zalud ac'hanoc'h, hag ar breür Kouartus.

24 Gras hon Aotrou Jesus

Christ *ra vezo* ganeoc'h holl. Amen.

25 Hogen d'an hini en deus ar galloud d'hoc'h affermissa hervez va aviel hag ar brezegidigez eus a Jesus Christ, hervez discuezidigez ar mister a zo bet miret e-taô adaleg amzeriou an oadou,

26 Mes a zo brema discuezet, dre Scrituriou ar brofeded, hervez gorc'hemen an Doue eternel, ha rentet anad d'an holl jentiled, evid ar zentidigez eus ar feiz;

27 D'an Doue fûr hep-ken, dre Jesus Christ, *ra vezo* gloar en holl amzeriou. Amen.

# KENTA LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AR GORINTIED.

## CHABISTR I.

1 Paol, galvet abostol eus a Jesus Christ, dre volonte Doue, hag ar breûr Sostenes,

2 Da iliz Doue a zo e Korint, d'ar re zantifiet en Jesus Christ, galvet, sent, gand ar re holl e pep lec'h hag a c'halv hanô hon Aotrou Jesus Christ, o *Aotrou* hag hon hini:

3 Gras deoc'h ha peoc'h digand Doue hon Tad, ha *digand* an Aotrou Jesus Christ.

4 Trugarekaad a ran va Doue bepred diwar ho pen, evid ar c'hras a Zoue a zo roed deoc'h en Jesus Christ;

5 O veza emoc'h pinvidikeet ennan e pep tra, e pep lavar, hag e peb anaoudegez,

6 Hervez ma eo bet testeni ar C'hrist confirmet en ho touez:

7 En hevelep doare na zlouerit donezon e-bed, o c'hortoz discuezidigez hon Aotrou Jesus Christ:

8 Pehini ive a affermisso ac'hanoc'h beteg ar fin, *evit beza* didamal e deiz hon Aotrou Jesus Christ.

9 Doue a zo fidel, dre hehini oc'h bet galvet da gommunion e Vab Jesus Christ hon Aotrou.

10 Hogen ho pidi a ran, breudeur, dre hanô hon Aotrou Jesus Christ, ma reot holl lavaroud ar memes tra, ha na vezet ked a zivisionou en ho touez; mes *ma* veot unvanet màd assambles er memes santimant hag er memes barn.

11 Rag roed eo bet da anaoud d'in diwar ho pen, va breudeur, gand ar re *eus a di* Kloe, penaos ez eus strivou en ho touez:

12 Hag e lavaran an dra-

ma, penaos e lavar pep hini ac'hanoc'h ; Me a zo eus a Baol , ha me, eus a Apollos ; ha me, eus a Gefaz ; ha me, eus ar C'hrist.

13 Hag ar C'hrist a zo rannet ? Ha Paol eo a zo bet crusifiet evidoc'h ? Pe , ha badezet oc'h-hu bet da hanô Paol ?

14 Me a drugareka Doue o veza n'am eus badezet hini ac'hanoc'h, nemet Krispus ha Gaius ;

15 Evit na lavaro den penaos em eus badezet d'am hanô va-unan.

16 Ha badezet em eus ive ti Stefanas : na ouzon ked em be badezet c'hoas hini all e-bed.

17 Rag ar C'hrist n'en deus ket va c'haset evit badezi , mes evit prezegi an aviel · nan gand ar furnez a goinz, gand aoun na ve rentet didalvez croaz ar C'hrist.

18 Rag ar ger diwarben ar groaz evit gouir a zo follentez evid ar re-gollet ; mes evidomp-ni , ar re-zalvet , ema ar c'halloud a Zoue.

19 Rag scrivet eo ; Coll a rin furnez ar re-fùr , hag e casin da netra gouiziegez ar re-skiantet

20 Pe lec'h *ema* an *den* fùr? pe lec'h *ema* ar scrib? pe lec'h *ema* disputer ar bed-ma ? Ha n'en deus ked Doue lekeed da follentez furnez ar bed-ma?

21 Rag o veza, er furnez a Zoue , ar bed dre ar furnez n'en deus ket anavezet Doue, plijet eo bed da Zoue, dre ar follentez eus ar bredicasion , savetei ar re a gred.

22 Rag evit-gouir ar Judevien a c'houlen ursin, hag ar Greked a glask ar furnez ;

23 Hogen ni a brezeg ar C'hrist crusifiet , da abec-a-lam evid ar Judevien , ha da follentez evid ar Greked ;

24 Mes d'ar re a zo galvet, Judevien ha Greked, ar C'hrist galloud Doue ha furnez Doue.

25 Rag ar follentez a Zoue a zo furoc'h eged an dud , hag ar zempladurez a Zoue a zo creoc'h eged an dud.

26 Rag goueled a rit ho calvidigez , breudeur , penaos n'eus ked *en ho touez* calz a re fùr hervez ar c'hig, na calz a re c'halloudec , na calz a re nobl :

27 Hogen Doue en deus choaset traou foll ar bed, evit mezekaad ar re fur; ha Doue en deus choaset traou sempl ar bed, evit mezekaad ar re gre :

28 Ha traou dister ar bed , hag ar re-zisprijet , en deus Doue choaset, hag ar re n'int ket, evit cas da netra ar re a zo .

29 Evit na rafe kig e-bed en em c'hlorifia dirag Doue.

30 Dre-ze eus anezan eo emoc'h en Jesus Christ , pehini a zo bet grēt deomp a berz Doue da furnez , ha da justis, ha da zanteledigez, ha da zasprenadurez.

31 Evit, hervez ma eo scri-

vet ; An hini en em c'hlorifi, r'en em c'hlorifio en Aotrou.

## CHAB. II.

1 Ha me, breudeur, pa oun deued etrezeg enoc'h, n'oun ked deuet gant caerded ar gomz hag ar furnez, evit disclerıa deoc'h testeni Doue.

2 Rag n'em eus ket barnet *e tlien* anaoud tra e-bed en ho touez, nemet Jesus Christ, hag hen crusifiet.

3 Hag emoun bet eu ho touez er zempladurez, en aoun, hag er c'hren braz.

4 Ha va lavar ha va fredicasion na *oant* ket gant comsiou persuadus ar furnez humen, mes gand demonstrasion ar Spered hag ar galloud

5 Evit n'en em gavo ket ho feiz en furnez an dud, mes er c'halloud a Zoue.

6 Coulsgoude lavaraud a reomp furnez e-touez ar re barfet : hogen ne ked ar furnez eus ar bed-ma, nag eus a renerien ar bed-ma, pere a ia da netra :

7 Mes prezegi a reomp furnez Doue e mister, hag a oa cuzet, pehini èn doa Doue destinet araog an oadou evit hor gloar ;

8 Pehini na anaveze hini eus a renerien ar bed-ma; rag ma o divije *he* anavezet, n'o defe ket crusifiet Aotrou ar gloar.

9 Mes, hervez ma eo scrivet ; Lagad n'en deus ket gouelet, ha scouarn n'e deus ket clevet, ha n'eo ket antreed e calon an den, an traou en deus Doue preparet evid ar re a gâr anezan.

10 Hogen Doue en deus discuzet *anezei* deomp dre e Spered : rag ar Spered a sond pep tra, memes an dounderiou eus a Zoue.

11 Rag pe zen a anavez an traou eus an den, nemet spered an den pehini a zo ennan ? Evel-se ive hini na anavez an traou a Zoue, nemed Spered Doue.

12 Evidomp-ni, n'hon eus ket resevet spered ar bed, mes ar spered a zo eus a Zoue, evit ma anavezimp an traou pere a zo roed deomp a c'hras gand Doue.

13 Pere ive a leveromp, nan gand ar c'homsiou pere a zesk ar furnez humen, mes gand ar re a zesk ar Spered-Santel, o varna en eur gompari traou spirituel gant *re* spirituel.

14 Hogen an den aneval na reseô ked an traou eus a Spered Doue : rag foltentez int evitan ; ha na hell ked *o* anaoud ken nebeut, rag spirituelamant eo e varneur anezei.

15 Mes an *den* spirituel a varn evit-gouir pep tra, coulsgoude hen n'eo barnet gand den.

16 Rag piou en deus anavezet menoz an Aotrou, evid e gelenna ? Mes ni hon eus menoz ar C'hrist.

## CHAB. III.

1 Ha me, breudeur, na helliz ket comza ouzoc'h evel ouc'h *tud* spirituel, mes evel ouc'h *tud* kigus, evel ouc'h bugaligou er C'hrist

2 Roed em eus deoc'h leaz da eva, *ha* nan boued; rag na oac'h ket c'hoas evid *e gemeret;* ha na hellit ket brema ken nebeut, rag c'houi a zo c'hoas kigus.

3 Rag pa'z eus etrezoc'h avi, ha rendael, ha divisionou, ha n'oc'h-hu ket kigus, ha na valeit-hu ket hervez an den?

4 Rag pa lavar unan; Me a zo eus a Baol; bag un all, Me *a zo* eus a Apollos; ha n'oc'h-bu ket kigus?

5 Piou eta eo Paol, ha piou eo Apollos, nemet servicherien dre bere hoc'h eus credet, hag hervez ma en deus an Aotrou roed da bep hini?

6 Me em eus plantet, Apollos en deus douret, mes Doue eo en deus roed ar c'hresk.

7 Evel-se'ta an hini a blant n'eo netra, nag an hini a ra doura ken nebeut, mes Doue pehini a ro ar c'hresk.

8 Hogen an hini a blant hag an hini a zoura a zo unan; ha pep hini a resevo e recompans e-unan hervez e labour e-unan.

9 Rag ni a zo ken-labourerien gand Doue: c'houi a zo douar-goumid Doue, *c'houi* a zo edifis Doue.

10 Hervez ar c'hras a Zoue a zo bet roed d'in, me em eus, evel ur saver-ti fûr, diazezet ar fondamant, hag un all a vatis war-c'hore. Hogen lakaet pep hini evez penaos e ra batissa war-c'hore.

11 Rag den na hell diazeza fondamant all e-bed, nemed an hini a zo bet diazezet, pehini eo Jesus Christ

12 Mar gra den batissa war ar fondamant-ma aour, ar-c'hant, mein precius, coad, foen, soul;

13 Labour pep hini a vezo discouezet. rag an deiz a ziscleriö *anezan,* o veza ma'z eo discouezet dre dân: hag an tân a eprouvo labour pep hini, a be sort eo.

14 Mar choum labour unan-benag, pehini en devezo batisset war-c'hore, hen a resevo recompans.

15 Ma vezo devet labour unan-benag, soufr a rai coll; mes hen e-unan a vezo salvet, coulsgoude evel-se e c'his a dreuz tân.

16 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos oc'h templ Doue, hag e ra Spered Doue choum enoc'h?

17 Mar gra neb colla templ Doue, Doue a gollo hennes: rag templ Doue a zo santel, *ha* c'houi eo an *templ*-ze.

18 Na raed den en em drompla e-unan: mar d'eus hini en ho touez bag a van beza fûr er bed-ma, ra zeuo foll, evit ma vezo fûr.

19 Rag furnez ar bed-ma a zo follentez dirag Doue rag scrivet eo ; Heu a dap ar re-fûr en o finessaou o-unan.

20 Ha c'hoas, An Aotrou a anavez sonjesonou ar re fûr, penaos int vên

21 Rag-se n'en em c'hlorifiet den en dud : rag pep-tra a zo deoc'h ;

22 Pe Paol, pe Apollos, pe Kefas, pe ar bed, pe ar vuez, pe ar marô, pe an traou a-vrema, pe an traou da zont ; pep-tra a zo deoc'h ;

23 Ha c'houi *a zo* d'ar C'hrist, hag ar C'hrist da Zoue.

## CHAB. IV.

1 Evel-se 'ta ra zello an den ac'hanomp evel servicherien ar C'hrist, ha mererien misteriou Doue.

2 Hogen a-hend-all, goulen a rêr 'e mererien, ma vezo pep hini cavet fidal.

3 Hogen evidoun neheud a dra eo d'in beza barnet ganeoc'h-hu, pe gant barn an den ; hag ive n'en em varnan ket va-unan.

4 Rag n'em eus netra war va c'houstians ; coulsgoude n'oun ket justifiet evit kement-se : mes an hini am barn eo an Aotrou.

5 Rag-se na varnit netra araog an amzer, ken na zeuo an Aotrou, pehini a lakaio er goulou traou cuzet an devalien, hag a ziscouezo cuzuliou ar c'halonou : ha nauza pep hini en devezo e veuleudi digand Doue.

6 Hogen, breudeur, troed em eus an traou-ma dre hevelebedigez war-noun va-unan ha war Apollos, abalamour deoc'h, evit ma teskot drez-omp-ni non-pas sonjal en tu all d'ar pez a zo scrivet, evit na zeuo hini ac'hanoc'h d'en em c'boueza evid unan a-enep egile

7 Rag piou a ra distangui ac'hanod ? ha petra ec'h eus-te ha n'ec'h eus ket resevet ? Ha ma ec'h eus-te *e* resevet, perag en em c'hlorifiez-te evel pa na'z pe ked *e* resevet ?

8 C'houi a zo leûn dija, c'houi a zo pinvidic dija, rena a rit hepzomp-ni : ha me a garfe evit-gouir e renfach, evit ma renfemp-ni ive ganeoc'h.

9 Rag me a sonch penaos Doue en deus hon exposat-ni, an abestel, da ziveza, evel tud destinet d'ar marô, rag grêt omp da arvest d'ar bed, d'ao eled, ha d'an dud.

10 Ni *a zo* foll abalamour d'ar C'hrist; mes c'houi *a zo* fûr er C'hrist ; ni *a zo* faibl, mes c'houi *a zo* cre, c'houi *a zo* enoret, mes ni *a zo* disprijet.

11 Beteg an heur-ma e soufromp an naoun hag ar sec'hed, hag emomp en noaz, ha carvanatet, ha n'hon eus ked a choumach certen ;

12 Hag e poaniomp, o labourat gand hon daouarn hon-unan : *ha* ni drougcomzet, e vennigomp ; persecutet, e c'houzanvomp ;

13 Calumniet, e suppliomp : bez' emomp bete vrema evel scubien ar bed-ma, ar c'harz eus an holl draou

14 Ne ked evid ober mez deoc'h eo e scrivan an traouma ; mes *ho* kelen eo a ran evel va bugale caret mâd.

15 Rag ha pa ho pefe deg mil kelener er Christ, n'*hoc'h eus* ket eoulsgoude meûr a dad ; rag me eo em eus hoc'h engehentet en Jesus Christ dre an aviel.

16 Dre-ze ho pidi a ran da veza va henvelerien.

17 Abalamour da ze eo em eus caset deoc'h Timoteus, pehini eo va mab caret-mâd, ha fidel en Aotrou : hen a zigaso sonch deoc'h eus va henchou er C'hrist, evel ma ran kelen dre-holl en holl ilizou.

18 Hogen hinienou a zo en em c'houezet, evel pa na dlefen ket mond d'ho kouelet

19 Mes mond a rin d'ho caoud abarz nemeur, mar fell d'an Aotrou, ha me a anavezo, nan al lavar eus ar re a zo c'houezet, mes o galloud.

20 Rag rouantelez Doue n'ema ked el lavar, mes er galloud

21 Petra a fell deoc'h ? Ez afen d'ho caout gand ur ouialen, pe er garantes, hag en ur spered a zousder ?

## CHAB. V.

1 Bez' ema brudet dre-holl, penaos *ez eus* en ho touez gadelez, hag un hevelep gadelez ha n'eo ked zoken hanvet e-touez ar jentiled, penaos unan en deus greg e dad.

2 Ha c'houi a zo c'houezet, ha n'oc'h ket kentoc'h en em c'hlac'haret, evit ma vije an hini en deus grêd an ober-ze lamet eus ho touez

3 Rag-se me, evit gouir evel absant a gorf, mes prezant er spered, em eus barnet dija, evel pa vijen prezant, an hini pehini en deus grêd an ober-ze,

4 En hanò hon Aotrou Jesus Christ, pa veot en em strollet assambles ha va spered, gant galloud hon Aotrou Jesus Christ,

5 Da livra an hevelep *denze* da Satan, evid an destrucsion eus ar c'hig, evit ma vezo salvet ar spered e deiz hon Aotrou Jesus.

6 Ne ket mâd ho vantiri. Ha na ouzoc'h-hu ket penaos un nebeut goell a laka da c'hoi an holl doaz ?

7 Carzit er meas eta ar goell coz, evit ma veot un toaz nevez, evel ma'z oc'h dic'hoell : rag hor pask ni, ar C'hrist, a zo bet sacrifiet evidomp.

8 Rag-se miromp ar gouel,

nan gand ar goell coz, na ken nebeut gant goell ar valis hag an drougiez, mes gant *bara* dic'hoell ar sincerite hag ar ouirionez.

9 Scrivet em eus deoc'h em lizer, da non-pas en em veska gand ar c'hadaled.

10 Coulsgoude nan en holl gant gadaled ar bed-ma, pe gand ar re-avar, pe ar scraperien, pe an idolatred, rag neuze e vije red deoc'h mond er meas eus ar bed.

11 Mes brema em eus scrivet deoc'h da non-pas en em veska, mar hez hini a c'halver breûr hag a ve gadal, pe avar, pe idolatour, pe zroug-comzer, pe vezvier, pe scraper; na zebrit ket memes gand ar sort den-ze.

12 Rag petra em eus-me da varna ive ar re a zo er meas? ha na varnit-hu ked ar re a zo ebarz?

13 Mes ar re a zo er meas, Doue a varn *anezei*. Rag-se lamid eus ho touez hoc'h-unan an hini fall.

## CHAB. VI.

1 Hag hini ac'hanoc'h, hag en defe un affer a-enep un all, a gredfe e c'hervel en barn dirag ar re injust, ha nan dirag ar zent?

2 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos e varno ar zent ar bed-ma? ha mar d-eo barnet ar bed ganeoc'h, hag indin oc'h-hu da varna an traou distera?

3 Ha na ouzoc'h-hu ket penaoa e varnimp-ni eled? pegement muioc'h traou ar vuez ma?

4 Ma hoc'h eus eta barnedigesiou traou ar vuez-ma, likid evit barna ar re zistera en iliz.

5 Evit ho mez eo e comzan. Ha n'eus ked en ho touez un den fûr-benag, nan unan hep-ken, hag a helfe barna etre e vreudeur?

6 Mes ur breûr az a da varn gand e vreûr, hag an dra-ze dirag ar re-ziscredic.

7 Bez' ez eus eta evit-gouir ur goall enoc'h, o veza ma hoc'h eus procejou an eil a-enep egile. Perag na zouffrit-hu ket kentoc'h ar gaou? perag na andurit-hu ket kentoc'h e ve grët coll deoc'h?

8 Mes c'houi a ra gaou, hag a ra coll, hag an dra-ze d'*ho* preudeur.

9 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos ar re injust na heritint ket rouantelez Doue?

10 Na vezit ket touellet: na gadaled, nag idolatred, nag avoultrerien, na gasterien, na sodomed, na laeron, na re-avar, na mezvierien, na droug-comzerien, na scraperien, na heritint ket rouantelez Doue.

11 Ha lod ac'hanoc'h a zo bet evel-se: mes c'houi a zo bet goalc'het, mes c'houi a zo bet santifiet, mes c'houi a zo bet justifiet, dre hanô an Aotrou Jesus, ha dre Spered hon Doue.

12 Pep-tra a zo permetet d'in, mes pep-tra n'eo ket talvoudus : pep tra a zo permetet d'in, mes n'en em likiin ked dindan galloud netra.

13 Ar bouedou *a zo* evid ar c'hov, hag ar c'hov evid ar bouedou; mes Doue a zistrujo en eil hag egile. Hogen ar c'horf n'*eo* ked evid ar c'hadelez, mes evid an Aotrou, hag an Aotrou evid ar c'horf.

14 Ha Doue en deus resussitet an Aotrou, hag a resussito ive ac'hanomp-ni dre e c'halloud e-unan.

15 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos ho corfou a zo izili ar C'hrist? He kemer a rin-me'ta izili ar C'hrist, hag ober *anezei* izili ur c'hast ? E nep doare.

16 Petra, ha na ouzoc'h-hu ket penaos neb en em unan gand ur c'hast, a zo ur c'horf hep-ken *ganti* ? Rag, emezan, an daou a vezo ur c'hig hep-ken.

17 Hogen neb en em unan gand an Aotrou, a zo ur spered hep-ken *gantan*.

18 Tec'hid diouc'h ar c'hadelez. Kement pec'hed *all* a ra an den, a zo er meas eus ar c'horf ; mes neb a ra gadelez, a bec'h a-eneb e gorf e unan.

19 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos ho corf a zo templ ar Spered-Santel hag *a zo* enoc'h, pehini hoc'h eus digand Doue, ha penaos n'oc'h ked deoc'h hoc'h-unan ?

20 Rag c'houi a zo bet prenet gand ur priz ; rag-se glorifit Doue en ho corf hag en ho Spered, pere a zo da Zoue.

## CHAB. VII.

1 Hogen diwarben an traou hoc'h eus scrivet d'in, mâd *eo* d'an den na stokfe ked oud ur vaouez.

2 Coulsgoude, abalamour d'ar c'hadelesiou, r'en devezo peb goaz e oureg e-unan, ha ra e devezo pep *maouez* he ozac'h he-unan

3 Ra roio an ozac'h d'e oureg ar pez e zo dleet ; hag evel-se ive ar oureg, d'he ozac'h.

4 Ar oureg n'e deus ked a veli war he c'horf he-unan, mes he ozac'h ; hag en hevelep doare ive, an ozac'h n'en deus ked a veli war e gorf e-unen, mes ar oureg.

5 Na ziouerit ked an eil egile, nemed e ve dre gonsantamant mutuel evid un amzer, evit ma hellot en em rei d'ar heden ; ha deuit adare assambles, gand aoun na dentfe Satan ac'hanoc'h dre ho tivirdigez.

6 Hogen lavaroud a ran an dra-ma evel un ali, ha nan evel ur gorc'hemen.

7 Hag me a garre e ve *an* holl dud evel-doun-me : mes pep hini en deus e zonezon e-unan digand Doue, unan evel-hen, egile evel se.

8 Lavaroud a ran eta d'ar re n'int ked dimezet ha d'an intanvezed, penaos eo

mâd dezei mar choumont evel-doun.

9 Mes ma na hellont ked en em virout, ra zimezint; rag gouell eo dimezi eget leski.

10 Hogen d'ar re a zo dimezet e c'horc'hemenan; *ha ne* ket me, mes an Aotrou; Na goultaet ked ar oureg *he* ozac'h.

11 Ha mar gra *e* gouitaad, ra choumo hep dimezi, pe en em adunvanet gant he ozac'h: ha na raed ked an ozac'h *eas* kouit e oureg.

12 Mes d'ar re all me a lavar, ne ked an Aotrou; Mar en deus ur breûr ur oureg zifeiz, hag hi contant da choum gantan, na gaset ked anezei kouit.

13 Hag ar oureg pehini e deus un ozac'h difeiz, hag hen contant da choum ganti, na gaset ket anezan kouit.

14 Rag an ozac'h difeiz a zo santifiet dre ar oureg, hag ar oureg zifeiz a zo santifiet dre an ozac'h : anez ho pugale a ve dic'hlan, e lec'h ma int santel brema.

15 Mes mar d-a an hini difeiz kouit, ra'z ai kouit: ar breûr pe ar c'hoar n'ema ket dale'het er c'has-ze: hogen Doue en deus bor galvet en peoc'h.

16 Rag petra a ouzod-de, greg, ma na zavetei ked *da* ozac'h? pe petra a ouzod-de, ozac'h, ma na zavetei ked *da* oureg?

17 Hogen hervez ma en deus Doue rannet da bep hini, hervez ma en deus an Aotrou galvet pep hini, ra valeo evel-se. hag evel-se eo ec'h ordrenan en holl ilizou.

18 Ha galvet eo unan hag hen trodrouc'het? na vezet ket didrodrouc'het. Ha galvet eo unan hag hen en didrodrouc'h? na vezet ket trodrouc'het.

19 An trodrouc'h n'eo netra, hag an didrodrouc'h n'eo netra, mes miridigez gorc'hemenou Doue.

20 Ra choumo pep hini er stâd e pehini eo bet galvet.

21 Ha galvet oud bet *o veza* esclav? N'en em nec'h ked eus a gement-se: coulsgoude mar gellez beza grët libr, en em zervich *eus a ze* kentoc'h.

22 Rag an hini a zo galvet en Aotrou, hag hen esclav, a zo den libr an Aotrou: hag en hevelep doare an hini a zo galvet hag hen libr, a zo esclav d'ar Christ.

23 C'houi a zo bet prenet gand ur priz: na zeurt ked da veza esclaved an dud.

24 Breudeur, er stad e pehini eo bet galvet pep hini, choumed enni dirag Doue

25 Hogen e-kenver ar reouerc'h, n'em eus ked a c'horc'hemen eus an Aotrou; mes rei a ran va barn evel goude beza bet trugarez digand an Aotrou evit beza fidel.

26 Barna a ran eta penaos eo mâd abalamour d'an necessite prezant, *da lavaroud*

*eo*, ez eo mâd d'an den beza evel-se.

27 Hag ereed oud ouc'h ur oureg? na glask ked en em zieren. Ha n'oud-de ket ereed oud ur oureg? na glask ked a oureg.

28 Coulsgoude, ha mar timezez, na bec'hez ket; ha mar gra ar ouerc'hes dimezi, na bec'h ket hogen ar sort-ze o devezo afflicsion er c'hig mes me a espern ac'hanoc'h

29 Hogen an dra-ma a lavaran, breudeur, penaos an amzer a zo her; hag e choum d'ar re o deus groagez da veza evel pa n'o defent ket;

30 Ha d'ar re a oueil, evel pa na ouelfent ket; ha d'ar re en em rejouis, evel pa n'en em rejouisfent ket; ha d'ar re a bren, evel pa na hossedfent ket;

31 Ha d'ar re a ra usach eus ar bed-ma, evel pa na rafent ked a usach leùn anezan: rag doare ar bed-ma a dremen.

32 Hogen me em eus c'hoant e vec'h hep preder. Au bini n'eo ked dimezet, a zo prederius eus an traou a zell ouc'h an Aotrou, penaos e hell plijoud d'an Aotrou:

33 Mes an bini a zo dimezet, a zo prederius eus an traou a zell ouc'h ar bed, penaos e hell plijoud d'*e* oureg.

34 Be' a zo differans ive etre ur oureg hag ur ouerc'hes. Ar vaouez n'eo ked dimezet a zo prederius eus a draou an Aotrou, evit ma vezo santel a gorf hag a spered: mes an bini a zo dimezet a zo prederius aus a draou ar bed, penaos e hell plijoud d'*he* ozac'h.

35 Hogen lavaroud a ran kement-ma evit ho mâd choui: nan evit ma rafen antella lindagou deoc'h, mes evit *ho tougen* d'ar pez a zo deread, ha da veza aketus e-kenver an Aotrou, heb distracsion e-bed.

36 Hogen mar sonch da unan-benag na ra ked evel ma eo deread e-kenver e ouerc'hes, mar tremen hâr he oad *dizimez*; hag evel-se e ve red *he dimezi*; graed evel ma fell dezan, na bec'h ket. dimezent.

37 Mes an bini a choum stard en e galon, hep caout red e-bed, hag en deus galloud e-kenver e volonte e-unan, hag en deus desidet an dra-ma en e galon e-unan, da viroud e ouerc'hes, a ra mâd.

38 Evel-se 'ta, an bini a ro anezi da zimezi, a ra mâd; mes an bini n'*her* ro ked da zimezi, a ra gouelloc'h.

39 Ar oureg a zo ereed dre al lezen keit ha ma vevo he ozac'h; mes mar marv he ozac'h, libr eo da zimezi gand an bini a gâr, seulamant en Aotrou.

40 Mes eurusoc'h eo mar choum evel-se, hervez va barn; ha me a gred penaos em eus ive Spered Doue.

## CHAB. VIII.

1 Brema diwarben an traou sacrifiet d'an idolou, gouzoud a reomp penaos hon eus holl gouiziegez. Ar ouiziegez a c'houez, mes ar garantez a edifi.

2 Hogen mar sonch da bini e-bed e oar un dra-benag, na oar ket c'hoas netra evel ma tle gouzout.

3 Mes mar câr unan-benag Doue, hennes a zo anavezet gantan.

4 Dre-ze diwarben dibri eus an traou sacrifiet d'an idolou, gouzoud a reomp penaos un idol n'*eo* netra er bed, ha penaos n'*eus* Doue all e-bed nemed unan.

5 Rag petra-benag ma'z eus hag a zo galvet doueou, pe en env, pe war an douar, (evel ma'z eus meûr a zoue ha meur a aotrou);

6 Coulsgoude evidomp n'*eus nemed* ur seul Doue an Tad, eus a behini *ema* an holl draou, ha ni drezan; hag ur seul Aotrou Jesus Christ, dre behini *ema* an holl draou, ha ni drezan.

7 Hogen an holl n'o deus ked an anaoudegez: rag hinienou bete vrema, dre ar goustians e-kenver an idol, *hen* debr evel un dra sacrifiet d'an idol; hag o c'houstians, o veza faibl, a zo souliet.

8 Mes ar boued ne recommand ked ac'hanomp da Zoue; rag mar tebromp, n'hon eus ket muioc'h; ha ma na zebromp ket, n'hon eus ket nebeutoc'h.

9 Coulsgoude likid evez na zeufe ho liberte-ma e-kiz e-bed da abec-a-lam evid ar re faibl.

10 Rag mar gouel unan ac'hanod-de, pehini ec'h eus gouiziegez, azezed ouc'h taol en templ an idolou, ha na vezo ket coustians an hini a zo faibl crenveed evid dibri an traou a zo sacrifiet d'an idolou;

11 Hag e vezo collet dre da ouiziegez ar breûr faibl, evit pehini eo marô ar C'hrist?

12 Mes en eur bec'hi evel-se a-enep ar vreudeur, hag o c'hlaza o c'houstians faibl, c'houi a bec'h a-enep ar C'hrist.

13 Rag-se, mar gra boued d'am breûr coueza, na zebrin mui biken a gig, gand aoun na rafen d'am breûr coueza.

## CHAB. IX.

1 Ha n'oun-me ked abostol? ha n'oun-me ket libr? ha n'em eus-me ket gouelet Jesus Christ hon Aotrou? ha n'oc'h-hu ket va labour en Aotrou?

2 Ha ma n'oun ked abostol e-kenver ar re all, be' emoun da vihana en ho kenver c'houi; rag c'houi a zo siel va abostoliach en Aotrou.

3 Setu ama va difen oud ar re a varn ac'hanoun:

4 Ha n'hon eus-ni ked ar

galloud da zibri ha da eva ?

5 Ha n'hon eus-ni ked ar galloud da gas ganeomp dre-holl ur oureg c'hoar, evel an ebestel all, ha breudeur an Aotrou, ha Kefaz ?

6 Pe ha me ha Barnabas hep-ken eo ha n'o daus ked ar galloud da non-pas labourat !

7 Piou nepred a zervich er brezebou diwar e goust e-unan ? piou a blant ur ouinee, ha na zebr ked eus he frouez ? pe piou a ro da beûri da un dropel, ha na zebr ked eus a leaz an dropel ?

8 Hag hervez an den eo e lavaran kement-ma ? ha na lavar ked ive al lezen an traou-ma ?

9 Rag scrived eo e lezen Moises, Na zerri ked e c'henou d'an ejen a zo o torna. Hag ejened eo a ra Doue prederia ?

10 Pe hag a halamour deomp dreist holl eo e lavar *kement-se ?* A halamour deomp a dra sûr eo het scrivet; rag an hini a âr, a dle arad en esperans ; hag an hini a zorn, en esperans da gaoud e lod

11 Ma hon eus hadet madou spirituel deoc'h, hag un dra vraz eo e vedfemp eus ho madou kigus ?

12 Mar d-eo ar re all lodec er galloud-ze warnoc'h, ha n'*omp*-ni ket kentoc'h ? Coulsgoude n'omp ked en em zervichet eus ar galloud ze ; mes gouzanvet hon eus peptra, evit na lakafemp ampechamant e-hed da aviel ar C'hrist.

13 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos ar re a zarvich en traou sacr, a zebr aus an templ ? hag ar re a zervich oud an aoter, o deus lod gand an aoter ?

14 Evel-se ive an Aotrou en deus ordrenet d'ar re a brezeg an aviel, beva diouc'h an aviel

15 Hogen me n'oun ked en em zervichet a hini eus ar re-ze ; ha na scrivan ked an dra-ma evit ma vezo gred evel-se d'in ; rag mâd e ve d'in-me kentoc'h merval, eget na rafe den coll va meuleudi.

16 Rag mar prezegan an aviel, n'eus meuleudi e-hed d'in-me ; rag an necessite a zo lekeed warnoun, ha maleur d'in me ma na brezegan ked an aviel

17 Evit-gouir mar gran kement se a-ioul, he em eus recompans. mes ha mar d-*eo* a-enep ioul, ar vereraz a zo *coulsgoude* fiset d'in-ma.

18 Petra 'ta eo ar recompans em eus ? Ma hellin pa brezegan an avial, etablissa aviel ar C'hrist hep mizou, evit na rafen ra a usach e-hed eus ar galloud em eus en aviel.

19 Rag petra-benag emoun libr e-kenvar an holl, en em c'hrêd oun esclav d'an holl, evit ma helfeo gounid mui *a dud.*

20 Evel-se d'ar Judevien, en em lekeed oun evel ur Judeò, evit ma hellin gounid ar Judavien ; d'ar re dindan al lezen, evel dindan al lezen, evit ma hellin gounid ar re dindan al lezen .

21 D'ar re hep lezen, evel hep lezen, (nan o veza hep lezen e-kenver Doue, mes dindan lezen d'ar C'hrist) evit ma hellin gounid ar re hep lezen.

22 D'ar re faibl oun en em lekeed evel faibl, evit ma hellin gounid ar re faibl. En em c'hrēd oun pep-tra d'an holl, evit ma hellin e peb doare savetei hinienou.

23 Hag ober a ran kement-se abalamour d'an aviel , evit ma vezin ken-lodec eus anezan.

24 Ha na ouzoc'h-hu ket penaos ar re a red en ur pennad-red,e redont holl, mes ez eo unan a reseò ar priz? Evel-se redit evit ma ramportot.

25 Ha pep hini hag a striv *evit gounid* en em ziouer a bep-tra : int evit-gouir, evit caoud ur gurunen vreinus ; mes ni unan zivreinus.

26 Rag-se me a red evel-se , nan evel hep beza sûr ; combati a ran evel-se, nan evel pa skofen gand an ear :

27 Mes hrondua a ran va c'horf, hag e talc'han anezan en goazoniez , gand aoun e kiz e-bed, goude beza prezeget d'ar re all, na ven-me va-unan reprouvet.

## CHAB. X.

1 Hogen na fell ked d'in ec'h ignorfac'h , breudeur, penaos hon tadou a zo bet holl dindan ar goabren, hag e tremenjont holl dre ar môr ;

2 Hag e oent holl badezet da Voises er goabren hag er môr ;

3 Hag e tebrchond holl ar memes boued spirituel ;

4 Hag ec'h evchond holl ar memes evach spirituel . rag eva a reend eus ar roc'h spirituel hag a heulie anezei : hogen ar roc'h-ze a oa ar C hrist

5 Coulsgoude an darnvuia anezei na blije ked da Zoue ; rag discaret e oent ebarz an dezert.

6 Hogen an traou-ze a zo da scoueriou deomp-ni, evit na c'hoantaimp ket traou fall, evel ma rejont-ei c'hoantaat.

7 Ha na vezit ked idolatred, evel lod anezei ; hervez ma eo scrivet ; Ar hobl a azezaz evid dibri hag eva, hag e savchond evit c'hoari.

8 Ha na reomp ked a avoultriach , evel ma reaz lod anezei, hag e couezaz en un devez tri mil war-nugent

9 Ha na dentomp ked ar C'hrist, evel ma tentaz ive lod anezei, hag e oent distrujet gand aered.

10 Ha na vurmurit ket, evel ma reaz lod anezei , hag e oent distrujet gand an distrujer.

11 Hogen an holl draou-ze a c'hoarvezaz gantei da scouerïou ; ha scrivet int bed evid hor c'helen, ni war bere eo deuet fin an amzeriou.

12 Rag-se an hini a gred ema en e za, lakaed evez na gouesfe ket.

13 N'eo c'hoarvezet deoc'h tentasion e-bed nemed ar sort a zo commun d'an den : hogen Doue a zo fidel, pehini na bermeto ked e vec'h tentet en tu all d'ho nerz, mes ober a rai ive gand an dentasion un tremen eus anezi, evit ma hellot *he* dougen.

14 Rag-se, va c'haret-màd, tec'hit diouc'h an idolatrach.

15 Comza a ran evel ouc'h tud fûr; barnit hoc'h-unan ar pez a lavaran.

16 Ar c'hop a vennozpehini a vennigomp, ha n'eo hen ked ar c'hen-lodedigez eus a ouàd ar C'hrist? hag ar bara a doromp, ha n'eo hen ked ar c'hen-lodedigez eus a gorf ar C'hrist ?

17 O veza *ma eo* ur bara hep-ken, ni ar c'halz a zo ur c'horf hep-ken ; rag holl omp kevrenec eus ar seul bara-ze

18 Sellit oud an Israel hervez ar c'hig : ar re a zebr ar sacrifisou, ha n'emaint ei ket ken-lodec eus an aoter?

19 Petra 'ta a lavaranme? penaos an idol a zo un dra-benag, pe ez eo ar pez a zo sacrifiet d'an idol un dra-benag?

20 *Nan;* mes , penaos ar pez a zacrifi ar bayaned, a reont e zacrifia d'an demoned, ha nan da Zoue. Hogen na fell ked d'ime teufac'h da veza ken-lodeien gand an demoned

21 Na hellit ked eva kop an Aotrou, ha kop an droug-sperejou ; na bellit ket beza lodec eus a daol an Aotrou, hag eus a daol an demoned.

22 Hag hegasi a reomp-ni an Aotrou d'ar jalouzi ? ha ni a zo creoc'h egetan ?

23 An holl draou a zo permetet d'in , mes pep tra n'eo ket talvoudec : an holl draou a zo permetet d'in, mes pep tra na edifi ket.

24 Na glasked den ar pez a zo dezan e-unan, mes ar pez a zo da un all.

25 Debrit eus a gement tra a ouerzeur er c'hoc'hi, heb ober goulen e-bed abalamour d'ar goustians :

26 Rag an douar *a zo* d'an Aotrou. hag al leunder anezan.

27 Ha mar gra unan eus ar re zifelz ho pidi . ha mar fell deoc'h mont, debrit eus a gement tra a vezo lekeed dirag-oc'h heb ober goulen e-bed abalamour d'ar goustians.

28 Mes ma lavar hini deoc'h; Hou-ma a zo un dra sacrifiet da un idol ; na zebrit ket, abalamour d'an hini en deus e zisclerïet , hag abalamour d'ar goustians . Rag an douar a zo d'an Aotrou, hag al leunder anezan.

29 Ar goustians a lavaran,

nan da hini, mes hini un all. Hogen perag eo barnet va liberte gant coustians un all?

30 Ha mar gran dre c'hras kemered lod, perag e levereur droug ac'hanoun evid ar pez evit pehini e ran trugarekaad?

31 Bag-se pe e tebrot, pe ec'h evot, pe e reod un drabenag all e bed, grit pep tra evit gloar Doue.

32 Na vezit ked un abec-a-lam, na d'ar Judevien, na d'ar jentiled, na da iliz Doue:

33 Evel ma ran-me ive plijoud d'an holl e pep tra, hep clask va avantach va unan, mes hini ar c'halz, evit ma vezint salvet.

## CHAB. XI.

1 Bezit henvelerien d'in, evel emoun ive d'ar C'hrist

2 Hogen meuli a ran, breudeur, abalamour ma hoc'h eus sonch ac'hanoun e pep tra, ha ma virit ar c'helenadurésiou evel ma em eus o roed deoc'h.

3 Hogen ma a fell d'in e oufac'h penaos ar C'hrist eo ar pen eus a bep den, hag an den ar pen eus ar vaouez; ha Doue ar pen eus ar C'hrist.

4 Pep goaz hag a bed pe a brofetis, ar pen o veza goloet, a vezekâ e ben.

5 Mes pep maouez a bed pe a brofetis, ar pen o veza dizolo, a vezekâ he fen; rag ar memes tra eo a beza touzet.

6 Rag-se ma n'eo kel gouelict ar vaouez, ra vezo touzet ive. Mes mar d-eo mezus da ur vaouez beza touzet pe razet, ra vezo gouefiet.

7 Rag ar goaz evit-gouir na die kel gouelia ar pen, o veza ma eo imach ha gloar Doue: hogen ar vaouez eo gloar ar goaz.

8 Rag ar goaz n'ema ked eus ar vaouez, mes ar vaouez eus ar goaz.

9 Rag ive ar goaz n'eo ket bet crouet abalamour d'ar vaouez, mes ar vaouez abalamour d'ar goaz.

10 Dre-ze e tle ar vaouez caout *merk ar* galloud war he fen, abalamour d'an eled.

11 Coulsgoude n'ema ked ar vaouez beb ar goaz, nag ar goaz heb ar vaouez, en Aotrou.

12 Rag evel ma eo ar vaouez eus ar goaz, evel-se ive ar goaz *a zo* dre ar vaouez; mes an holl eus a Zoue.

13 Barnit enoc'h hoc'h-unan; ha deread eo e rafe ur vaouez pidi Doue bag he *fen* dizolo?

14 Ha na ra ked an natur he-unan diski deoc'h, penaos ma en deus ur goaz bleô hir, ez eo un dismegans evitan?

15 Mes ma e deus ar vaouez bleô hir, ur gloar eo evit i; rag ar bleô a zo roed dezi da ouel.

16 Hogen mar fell da unanbenag contesti, n'hon eus ked ar c'hiz-ze, nag ilizou Doue ken nebeut.

17 Hogen an dra-ma a zisclerian, ha na veulan ket, penaos e teuit assambles, nan evid ar gouell, mes evid ar goas.

18 Rag da genta, evit-gouir, cleved a ran penaos pa en em strolhit en assamble, ez eus divisionou en ho touez; ha me a gred lod eus a gement-se.

19 Rag red eo e ve memes sectou en ho touez, evit ma vezo ar re approuvet rentet anat en ho touez

20 Rag pa zeuit assambles en ur memes lec'h, n'eo ked dibri coan an Aotrou,

21 Rag pa zebreur, pep hini a gemer da genta e goan e-unan, hag unan en deus naoun, hag un all a zo mezô.

22 Petra, ha n'hoc'h eus-hu ket ties evid dibri hag eva? pe hag ober fae a rit-hu eus a iliz Doue, ha mezekaad ar re n'o deus netra? Petra a livirin-me deoc'h? hag ho meuli a rin-me e kement-se? Na veulan ked ac'hanoc'h

23 Rag resevet em eus digand an Aotrou, ar pez ive em eus roed deoc'h, penaos an Aotrou Jesus, en nos e pehini e oe trahisset, a gemeraz bara,

24 Hag o veza trugarekeet, e toraz *anezan*, hag e lavaraz; Kemerit, dibrit; he-ma eo va c'horf, pehini a zo tored evidoc'h: grit kement-ma e memor ac'hanoun.

25 En hevelep doare ive ar c'hop, goude m'en doa coaniet, o lavaroud; Ar c'hop-ma eo an allians nevez em goâd: grit an dra-ma e memor ac'hanoun ken alies goueich ma evot *anezan*.

26 Rag ken alies goueich ma tebrot ar bara ma, ha ma evot ar c'hop-ma, e tiscleriot marô an Aotrou bete ma teuo.

27 Evel-se 'ta piou-benag a zebro ar bara-ma, hag a evo ar c'hop-ma eus an Aotrou indinamant, a vezo coupabl eus a gorf hag eus a ouâd an Aotrou

28 Hogen en em examinet an den e-unan hag evel-se debret eus ar bara, hag evet eus ar c'hop.

29 Rag an hini a zebr hag a ev indinamant, a zebr hag a ev barnedigez dezan e-unan, heb discerni corf an Aotrou.

30 Abalamour da ze ema en ho touez calz clanv ha toc'hor, ha meûr a hini a zo cousket.

31 Rag ma rafemp en em varna hon-unan, na vemp ket barnet.

32 Mes pa z omp barnet, castizet omp gand an Aotrou, evit na vezimp ket condaonet gand ar bed.

33 Rag-se, va breudeur, pa en em assamblit evid dibri, en em c'hortozit an eil egile.

34 Ha mar en deus hini naoun, debret er gêr; evit n'en em assamblot ked da

varnedigez. Evid an traou all, *o* reiza a rin pa zeuin.

## CHAB. XII.

1 Hogen e-kenver an donezonou spirituel, breudeur, na fell ked d'in e vec'h diouiziec.

2 Gouzoud a rit penaos pa oac'h jentiled, e oac'h douget d'an idolou mud, evel ma reed cas ac'hanoc'h ·

3 Rag-se discleria a ran deoc'h, penaos bini e-bed o comza dre Spered Doue, na lavar ez eo Jesus milliget; ha *penaos* bini na hell lavaroud Jesus Aotrou, nemed dre ar Spered-Santel.

4 Hogen be' a zo meur-sort gras, mes ar memes Spered.

5 Ha be' a zo meur-sort servich, mes ar memes Aotrou :

6 Ha be' a zo meur-sort oberidigez, mes ar memes Doue eo a labour holl en holl.

7 Hogen discleriadur ar Spered a zo roed da bep-bini evit mâd *an holl.*

8 Rag da unan eo roed, dre ar Spered, comz ar furnez ; ha da un all, comz ar ouiziegez, hervez ar memes Spered ;

9 Ha da un all, feiz, dre ar memes Spered ; ha da un all, donezonou ar paredigesiou, dre ar memes Spered ;

10 Ha da un all, oberidigez galloudou ; ha da un all, ar brofesi ; ha da un all, discernamant ar sperejou ; ha da un all, meur-sort langach ; ha da un all, troedigez al langachou.

11 Hogen ar seul hag ar memes Spered eo a ra operi an holl draou-ze , o ranna e-unan da bep-bini, evel ma fell dezan.

12 Rag evel ma'z eo unan ar c'horf, petra-benag ma en deus calz a izili, hag ez eo holl izili ar seul corf-se, hag int calz, nemed ur c'horf hep-ken, evel-se ive *ema* ar Christ.

13 Rag 'evit-gouir en ur seul Spered omp holl bet badezet da ur c'horf hep-ken, pe Judevien pe Greked, pe esclaved pe tud-libr : ha roed eo bet d'an holl da eva da ur seul Spered.

14 Rag ar c'horf n'ema ked un ezel hep-ken , mes meur a bini

15 Ma lavar an troad ; Dre n'oun ked an dorn, n'emoun ked eus ar c'horf ; ha n'eo hen ked eus ar c'horf abalamour da ze ?

16 Ha ma lavar ar scouarn ; Dre n'oun ked al lagad, n'emoun ked eus ar c'horf ; ha n'eo hen ked eus ar c'horf abalamour da ze ?

17 Ma *ve* ar c'horf holl lagad, pe lec'h *e vije* ar c'hleved ? ha ma *ve* holl cleved, pe lec'h *e vije* ar c'houesa ?

18 Mes brema Doue en deus lekeed an izili, pep bini anezei er c'horf, evel ma eo plijet dezan.

19 Ha c'hoas, ma vent holl

ur seul ezel, pe lec'h *e vije* ar c'horf ?

20 Mes brema be' ez eus meùr a ezel, mes ur c'horf hep-ken.

21 Hag al lagad na hell ket lavaroud d'an dorn ; N'am eus ked a ezom ac'hanod. na c'hoas, ar pen d'an treid ; N'am eus ked a ezom ac'hanoc'h.

22 Mes calz kentoc'h an izili eus ar c'horf hag a hevel beza ar re zinerza, a zo necesser :

23 Hag ar re a gav deomp a zo *an izili* an dizenora eus ar c'horf, lakaad a reomp en dro dezei unenor vrasoc'h; hag evel-se bor re ar mua divalo o deus ur gaerded vrasoc'h :

24 Mes hon *izili* deread n'o deus ked a ezom. Hogen Doue en deus re zet ar c'horf assambles en hevelep doare ma en deus roet mui a enor d'ar *pez* a vanke ;

25 Evit na vezo ked a zizunvaniez er c'horf, mes m'o devezo an izili ar memes preder an eil evid egile :

26 Ha mar soufr un ezel, an holl izili a zoufr *gantan* ; po mar d-eo enoret un ezel, an holl izili en em rejouis gantan.

27 Hogen c'houi a zo corf ar C'hrist, hag e izili e lod.

28 Hag ar re-ma evit-gouir en deus Doue lekeed en iliz ; da genta, ebestel ; d'an eil, profeded ; d'an trede, kelenerien ; goude, galloudou ; neuze donezonou da iac'haad, sicouriou, bleniadurioù, meur-sort langach.

29 Hag an holl *a zo* ebestel ? hag an holl *a zo* profeded ? hag an holl *a zo* kelenerien ? hag an holl *o deus* galloudou ?

30 Hag an holl o deus donezonou da iac'haad ? hag an holl a gomz meur-sort langach ? hag an holl a interpret ?

31 Hogen dezirit a zevri an donezonou gouella : ha coulsgoude me az a da ziscouez deoc'h un hend muioc'h escellant.

## CHAB. XIII.

1 Ma rafen comza langachou an dud hag an eled, ma n'am eus ked ar garantez, me a zo un arem sonus, pe ur simbal skiltrus.

2 Ha ma em be ar brofesi, hag ec'h anavesfen an holl visteriou, ha peb gouiziegez ; ha ma em be an holl feiz, evit dilec'hi ar venesiou, ma n'am eus ked ar garantez, n'oun netra.

3 Ha ma rofen va holl vadou evit boueta *ar beurien*, ha ma rofen va c'horf evit beza losket, ma n'am eus ked ar garantez, na dàl netra d'in.

4 Ar garantez a zo hirc'houzanvus, leùn a vadelez : ar garantez na erez ket, ar garantez na fouge ket ; n'en em c'houez ket ;

5 N'en em gomport ked en

un doare amzere ; na glask ked ar pez a zo dezi he-unan ; na vuaneká ket ; na sonch ked a zroug ;

6 N'eu em rejouis ked eus an injustis, mes en em rejouissa a ra gand ar ouirionez :

7 Supporti a ra pep-tra, cridi a ra pep-tra, esperoud a ra pep-tra, gouzanvi a ra pep-tra.

8 Ar garantez na baouezo biken : mes evid ar brofesiou, hei a zeuo da ben ; pe al langachou, hei a baouezo ; pe ar ouiziegez, hi a dremeno

9 Rag a lod eo ec'h ouzomp, hag a lod eo e profetisomp ;

10 Mes pa zeuo ar pez a zo parfet, neuze ar pez a zo a lod a dremeno.

11 Pa oan bugel, comza a ren evel ur bugel, compren a ren evel ur bugel, rezoni a ren evel ur bugel ; mes pa oun deued da zen, dilezet em eus an traou a zalc'h eus ar bugel.

12 Rag brema goueled a reomp dre ur mellezour, tevalamant ; mes neuze fas ouc'h fas : brema ec'h anavezan a lod, mes neuze ec'h anavezin màd evel ma oun anavezet màd.

13 Hogen brema e choum ar feiz, an esperans, ar garantez, an tri-ma, mes ar brasa eus ar re-ma *eo* ar garantez.

## CHAB XIV.

1 Enclaskit màd ar garantez : dezirit a-zevri an *donezonou* spirituel, mes dreistholl ma bellot profetisa.

2 Rag an hini a gomz en ul langach *dizanaf*, na gomz ked ouc'h an dud, mes ouc'h Doué ; rag den na gompren *anezan*; coulsgoude hen, dre ar Spered, a lavar misteriou.

3 Mes an hini a brofetis, a gomz ouc'h an dud *evid* edificasion, hag exhortasion, ha consolasion.

4 An hini a gomz en ul langach *dizanaf*, en em edifi e-unan ; mes an hini a brofetis, a edifi an assamble.

5 Me a garre e rafac'h holl comza langachou *dizanaf*, mes kentoc'h e rafac'h profetisa : rag brasoc'h *eo* an hini a brofetis eged an hini a gomz langachou *dizanaf*, nemed e rafed interpreti, evit ma recevo an assamble edificasion.

6 Rag brema, breudeur, mar teuan d'ho caout o comza langachou *dizanaf*, pe vàd a rin deoc'h, nemed e rafen comza ouzoc'h pe dre ziscuzedigez, pe dre ouiziegez, pe dre brofesi, pe dre gelenadurez ?

7 Be' ema evel eus a draou divuez hag a ro siniou, daoust ur zutel pe un delen ; ma na roontked a zifferans d'an toniou, penaos e vezo gouezet ar pez a ganer war ar zutel pe war an delen ?

8 Ha dre ze ma ro an drompil ur son dizanaf, piou en em breparo evid ar c'hombat'

9 Evel-se ive c'houi, ma na brononsot gand an teod ul lavar hag a hell beza comprenet, penaos e vezo gouezet ar pez a zo lavaret? rag comza a reod en ear.

10 Bez' ez eus, evel ma tigouez, ken alies all a sort iezou er bed, ha n'*eus* hini anezei hep signiticasion.

11 Dre-ze ma na ouzon ked ar significasion eus ar voues, be' emoun ur barbar evid an hini a gomz, hag an hini a gomz ur barbar evidoun.

12 Rag-se c'houi ive, o veza ma tezirit a-zevri an *donezonou* spirituel, claskit evit ma hellot founa evid edificasion an iliz.

13 Abalamour da ze an hini a gomz ul langach *dizanaf*, pedet ma hello interpreti.

14 Rag mar pedan en ul langach *dizanaf*, va spered a bed, mes va ententedigez a zo difrouez.

15 Petra neuze? Me a bedo dre ar spered, mes pidi a rin ive gand ententedigez me a gano dre ar spered, mes cana a rin ive gant ententedigez.

16 Anez, pa veunigez dre ar Spered, penaos e rai an hini a occup lec'h an diouiziec lavarout, Amen, gand da acsion a c'hras, o veza na entent ked ar pez a leverez?

17 Rag te evit-gouir a drugarekâ mâd, mes egile n'eo ked edifiet.

18 Trugarekaad a ran va Doue, me a gomz langachou *dizanaf* mui egedoc'h holl;

19 Coulsgoude en iliz gouell e ve ganen lavarout pemp ger dre va ententedigez, evit ma teskin ive ar re all, eged dec mil ger en ul langach *dizanaf*.

20 Breudeur, na vezit ket bugale er skiant: bogen ekenver ar fallentez, bezit bugale; mes er skiant, bezit tud c'hrēd.

21 Scrivet eo el lezen; Gant langachou all ha gant muzelou all e comzin oud ar bobl-ma; ha coulsgoude na zelaouint ked ac'hanoun evel-se, eme an Aotrou.

22 Evel-se al langachou *dizanaf* a zo ur sin, nan evid ar re a gred, mes evid ar re na gredont ket: mes ar brofesi, n'*eo* ked evid ar re na gredont ked, mes evid ar re a gred.

23 Ma rafe eta an iliz holl en em assambli en ur memes lec'h, hag e rafe an holl comza langachou *dizanaf*, hag ec'h antrefe eno tud diouiziec pe discredic, ha na lavarfent-ei ket penaos oc'h diskiantet?

24 Mes mar gra an holl profetisa, hag e teu eno un den discredic pe diouiziec, be' ema convainket gand an holl, be' ema barnet gand an holl;

25 Ha dre eno secrejou e galon a zo discouezet: hag evel-se, o coueza war e visach, ec'h adoro Doue, hag

e vrudo penaos e gouirionez ema Doue en ho touez

26 Petra neuze, breudeur? Pa z oc'h deued assambles, pep hini ac'hanoc'h en deus ur salm, en deus ur gelenadurez, en deus ul langach *dizanaf*, en deus un discuzedigez, en deus un interpretasion : ra vezo grêt holl evid an edificasion.

27 Ha mar comz unan-benag en ul langach *dizanaf*, bezet dre zaou, pe dre dri d'ar muia, hag an eil goude egile ; ha ra rai unan interpreti.

28 Mes ma n'eus ked a interpreter, ra davo en iliz ; mes comzet outan e-unan hag ouc'h Doue.

29 Ra gomzo daou pe dri eus ar brofeded, ha baroed ar re all.

30 Mar bez discuzet *un dra-benag* da un all azezet eno, ra davo ar c'henta.

31 Rag be' e bellid holl profetisa an eil goude egile, evit ma tesko an holl, ha ma vezo frealzet an holl

32 Ha sperejou ar brofeded a zo sujet d'ar brofeded.

33 Rag Doue n'eo ked un *Doue* a zisurz, mes a beoc'h. Evel en holl assambleou ar zent,

34 Ra davo ho croagez en assambleou ; rag n'eo ket permetet dezei comza, mes en em zerc'hel er zentidigez, hervez ma lavar ive al lezen.

35 Ha ma feil dezei diski un dra-benag, ra c'houlennint er gêr digand o ezec'h : rag amzere eo d'ar groagez comza en assamble.

36 Ha diouzoc'h-hu eo eed ger Doue er meas? Pe ha heteg enoc'h-hu hep-ken eo deuet?

37 Mar cred ur re ez eo profed, pe spirituel, ra ansavo. penaos an traou a scrivan deoc'h a zo gourc'hemenou an Aotrou.

38 Ha mar d-eus ur re ignorant, bezet ignorant.

39 Rag-se, breudeur, dezirit a-zevri profetisa, ha na ampechit ket comza e langachou *dizanaf*.

40 Ra vezo grët pep-tra gand dereadigez ha gant reiz.

## CHAB. XV.

1 Hogen rei a rao da anaoud deoc'h, breudeur, an aviel em eus prezeget deoc'h, pehini ive hoc'h eus resevet, hag e pehini en am zalc'hit ;

2 Dre behini ive oc'h salvet, mar *hen* dalc'hit evel ma em eus e brezeget deoc'h ; nemet ho pe evit-gour credet en vèn.

3 Rag da genta me em eus roed deoc'h, ar pez ive em boa resevet, penaos e varvaz ar C'hrist evit hor pec'hejou, hervez ar Scriturioù :

4 Ha penaos eo bet besiet, ha penaos e resussitaz an trede deiz, hervez ar Scriturioù :

5 Ha penaos eo bet gouelet

gant Kefaz, goude-ze gand an daouzec.

6 Goude-ze eo bet goueled en ur oueich gant mui eget pemp eant breur, eus a bere an darnvuia a choum bete vrema, mes hinienou a zo couskel.

7 Goude-ze eo bet gouelet gant Jakes; neuze gand an holl ebestel.

8 Ha da ziveza boll eo bet gouelet ganen-me ive, evel gand ur sioc'han.

9 Rag me a zo ar bihana eus an ebestel, pehini n'oun ked dìn da veza galvet abostol, abalamour ma em eus persecutet iliz Doue.

10 Hogen dre c'hras Doue eo emoun ar pez ez oun; hag e c'hras pehini *a zo bet roed*-d'in n'eo ket bet didalvez, mes labouret em eus caiz muioc'h egeted holl: ne ket me coulsgoude, mes gras Doue, pehini a zo ganen.

11 Dre-ze 'ta pe eo me, pe eo hei, evel-se eo e prezegomp, hag evel-se eo hoc'h eus credet.

12 Hogen mar d-eo prezeget ez eo ar C'hrist resussitet diouz ar re varò, penaos e ra hinienou en ho touez lavaroud n'eus ked a resurrecsion eus ar re varò?

13 Hogen ma n'eus ked a resurrecsion eus ar re varò, ar C'hrist ken nebeut n'eo ket resussitet.

14 Ha ma n'eo ket resussitet ar C'hrist, neuze hor predicasion *a zo* didalvez, hag ho feiz *a zo* ive didalvez.

15 Ha c'hoas, en em gavomp da veza testou faoz e-kenver Doue, abalamour ma hon eus testeniet diwarben Doue penaos en deus resussitet ar C'hrist, pehini n'en deus ket resussitet, mar d-eo gouir na resussit ked ar re varò.

16 Rag ma na resussit ked ar re varò, ar C'hrist ken nebeut n'eo ket resussitet:

17 Ha ma n'eo ked ar C'hrist resussitet, ho feiz *a zo* didalvez; c'houi a zo c'hoas en ho pec'hejou.

18 A-dra-sûr ive ar re a zo cousket er C'hrist, a zo collet.

19 Mar d-eo er vuez-ma hep-ken hon eus esperans er C'hrist, be' emomp ar muia, mizerabl eus an holl dud.

20 Hogen brema, ar C'hrist a zo resussitet diouz ar re varò, *hag ema* denet ar c'henta-frouez eus ar re-gousket.

21 Rag o veza ma *ema* ar marò dre un den, dre un den ive *ema* resurrecsion ar re varò.

22 Hag evel ma varv an holl en Adam, evel-se ive er C'hrist e vezo bedeet an holl.

23 Hogen pep-hini en e renk e-unan: ar C'hrist *eo* ar c'henta-frouez, goude-ze ar re a zo d'ar C'hrist d'e zonedigez.

24 Neuze e *teuo* ar fin, pa en devezo roed ar rouantelez da Zone hag *an* Tad, pa en devezo distrujet pep bali,

ha peb otorite, ha pep galloud.

25 Rag red eo dezen rena bete ma en devezo lekeed e holl enemied dindan e dreid.

26 An diveza enemi a vezo distrujet *eo* ar marô.

27 Rag lekeed en deus pep tra dindan e dreid. Hogen pa lavar, penaos pep tra a zo lekeed dindan-an, *ema* sclêr penaos eo nemetet an hini en deus lekeet pep tra dindan-an.

28 Ha pa vezo lekeet pep tra dindan-an, neuze ar Mab e-unan ive a vezo lekeed dindan an hini en deus assujetet pep tra dezan, evit ma vezo Doue holl en holl.

29 Anez, petra a rai ar re a zo bedezet evid ar re varô, ma na resussit ked a-grenn ar re varô ? perag eta int-ei badezet evid ar re varô ?

30 Ha pereg emomp-ni ive en danjer da bep heur ?

31 Protestí a ran, dre ho meulidigez, pehini em eus en Jesus Christ hon Aotrou, e varvan bemdez.

32 Ma em eus, hervez kiz an dud, combatet ouc'h al loened ferô en Efezus, pe dalvoudegez *a zo* d'in-me, ma na resussit ked ar re varô ? Debromp hag evomp, rag varc'hoas e varvimp.

33 N'en em douellit ket : An darempredou fall a gorromp ar mœurs mâd.

34 Dihunit sobramant evid ar justis, ha na hec'hit ket : rag he' a zo darn hep anaoudegez a Zoue, evit ho mez eo hel lavaran.

35 Hogen unan-bennag a lavero ; Penaos e resussit ar re varô ? ha gant pe gorf e teuont-ei ?

36 *Den* diskianf, ar pez a hadez na zeu ked da veza beô, ma na varv ket.

37 Hag evid ar pez a hadez, ne ked ar c'horf a vezo eo a hadez, mes ur c hreunen noaz, evel ma c'hoarvez, a ouiniz, pe eus a ur *greûn* beneg all.

38 Mes Doue a ro dezan ur c'horf evel ma plij dezan, ha da bep haden he c'horf he-unan.

39 Peb kig *n*'eo ked ar memes kig ; mes evit-gouir un all eo kig an dud, hag un all *eo* kig al loened, hag un all *hini* ar pesked, hag un all *hini* el laboused.

40 Be' a zo ive corfou celestiel, ha corfou douarec : mes un all *eo* gloar ar re celestiel, hag un all *hini* ar re zouarec.

41 Un all *eo* gloar an heol, hag un all gloar al loar, hag un all gloar ar stered : rag ur steren a zo dishenvel diouc'h ur steren *all* e gloar.

42 Evel-se ive *ema* resurrecsion ar re varô. Haded eo er vreinadurez, resussitet eo en divreinadurez :

43 Hadet eo en dizenor, resussitet eo en gloar : hadet eo en dinerzded, resussitet eo en galloud.

44 Hadet eo corf anevalec,

resussitet eo corf spirituel. Be' a zo ur c'horf anevalec, ha he' a zo ur c'horf spirituel.

45 Evel-hen ive ema scrivet, Ar c'henta den Adam a zo bet grêt un ene beô ; an diveza Adam, ur spered a veôà.

46 Hogen ne ked ar c'henta an hini spirituel, mes an hini a zo anevalec ; ha goude an hini spirituel.

47 Ar c'henta den, eus an douar, *a zo* douarec ; ao eil den, an Aotrou, eus an env.

48 Evel ma *ema* an hini douarec, evel-se *ema* ar re zouarec ; hag evel ma *ema* an hini celestiel, evel-se ive ema ar re celestiel :

49 Hag evel ma hon eus douget skeuden *an hini* douarec, dougen a raimp ive skeuden *an hini* celestiel.

50 Hogen an dra-ma a lavaran, breudeur, penaos ar c'hig hag ar goâd na hellont ket herita rouantelez Doue, na ken nebeud ar vreinadurez herita an divreinadurez.

51 Setu me a lavar deoc'h ur mister : Na varvimp ket holl, mes he' e vezimp holl chenchet,

52 En ur predic, en ur ser-lagad, da soun an drompil diveza ; rag seni a raio, hag ar re varô a resussito divreinus, ha ni a vezo chenchet.

53 Rag red eo d'ar *c'horf* breinus-ma gouiska an divreinadurez, ha d'ar *c'horf* marvus-ma gouiska an diverventi.

54 Ha pa en devezo ar *c'horf* breinus-ma gouisket an divreinadurez hag ar marvus-ma gouisket an diverventi, neuze e c'hoarvezo ar gomz a zo scrivet, Ar marô a zo bet lounket er victor.

55 O marô ! pe lec'h ema da flem ? O disgouel-lec'h ! pe lec'h *ema* da victor ?

56 Hogen flem ar marô *eo* ar pec'hed, ha galloud ar pec'hed *eo* al lezen.

57 Mes grasou da Zoue, pehini a ro deomp ar victor dre hon Aotrou Jesus Christ.

58 Rag-se, va breudeur caret-mâd, bezit ferm, diflach, o founa bepred en œuvr an Aotrou, o c'houzout penaos n'ema ked didalvoudec ho labour en Aotrou.

## CHAB. XVI.

1 Hogen e-kenver ar gestal evid ar zent, evel ma em eus gorc'hemenet da ilizou ar C'halasia, c'hui ive grit evel-se.

2 D'an *deiz* kenta eus ar sizun, ra rai pep hini ac'hanoc'h lakaad un dra-benag a-du, evel ma en deus prosperet, oc'h e denzoria a-du, evit na vezo ked ar c'hestal da ober pa zeuin.

3 Ha pa vezin deuet, piou-benag a approuvot dre lizeri, ar re-ze a gasin da zougen ho tonezon da Jerusalem.

4 Ha mar d-eo deread ec'h

afen-me ive, mond a raint ganen.

5 Hogen mond a rin d'ho caout, pa'm bezo tremenet dre ar Vasedonia; rag tremen a ran dre ar Vasedonia

6 Ha marteze e choumin, ha memes goanvi ganeoc'h, evit ma reot va ambrouga en hend e pelec'h-benag ma'z in.

7 Rag na vennan ket ho kouelet brema en eur dremen; mes esperoud a ran choum ganeoc'h ur pennad amzer, mar permet an Aotrou.

8 Mes choum a rin en Efezus beteg ar pentecost.

9 Rag digor eo d'in un nor vraz hag efficas, ha calz enebourien *a zo*

10 Ha mar teu Timoteus, likid evez e ve hebaoun en ho touez; rag ober a ra labour an Aotrou, evel ma ran-me va-unan.

11 Rag-se na zisprijet den anezan: mes ambrougit-hen e peoc'h, evit ma teuo d'am c'haout; rag e c'hortoz a ran gand ar vreudeur.

12 Hag e kenver ar breûr Apollos, me em eus e bedet calz da vond d'ho caout gand ar vreudeur; mes ne oa ked e ioul a-gren da vond brema, mes mond a raio pa gavo amzer convenabl.

13 Bellit, choumit ferm er feiz, en em gomportit evel tud, bezit cre.

14 Ra vezo grëd hoc'h holl drao u er garantez

15 Hogen, breudeur, anaoud a rit famil Stefanas, penaos eo ar c'henta-frouez eus a Akaia, hag ind en em roed o-unan da zervich ar zent:

16 Me ho ped d'en em zoumeti d'ar sort-ze, ha da bep ken-oberour ha labourer.

17 Laouen oun eus a zonedigez Stefanas, ha Fortunatus, hag Akaikus; rag suppleed o deus d'ha mank c'houi:

18 Rag souleed o deus va spered hag hoc'h hini. Rag-se anavezit ar sort-ze.

19 Ilizou an Azia a zalud ac'hanoc'h. Akoula ha Prisilla, gand an iliz a zo en o zi, a zalud calz ac'hanoc'h en Aotrou.

20 An holl vreudeur a zalud ac'hanoc'h. En em zaludit an eil egile dre un af santel.

21 Ar salud ac'hanoun-me, Paol, gant va dorn va-unan.

22 Ma *ez eus* den ha na gàr ket hon Aotrou Jesus Christ, ra vezo anathema: Maran atha.

23 Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* ganeoc'h.

24 Va c'harantez *a zo* ganeoc'h holl en Jesus Christ. Amen.

# EIL LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AR GORINTIED.

## CHABISTR I.

1 Paol, abostol Jesus Christ, dre volonte Doue, hag ar breür Timoteus, da iliz Doue a zo e Korint, gand an holl zent a zo en holl Akaia :

2 Gras ha peoc'h deoc'h digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

3 *Ra vezo* benniget Doue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ, Tad an trugarezou, ha Doue an holl gonsolasion,

4 Pehini a gonsol ac'hanomp en hon holl drubulasion, evit ma hellimp ive consoli ar re a zo en un druhulasion-benag, dre ar gonsolasion gant pehini omp consolet hon-unan gand Doue.

5 Rag evel ma cresk souffransou ar C'hrist enomp, evel-se ive e cresk hor c'honsolasion dre ar C'hrist.

6 Hogen daoust ha ni a zo trubulet, se a zo evit ho consolasion hac *ho* silvidigez, pehini a zo operet en eur c'houzanv an hevelep souffransou hag a c'houzanvomp hon-unan ; pe daoust ha ni a zo consolet, *ema* evit ho consolasion hac *ho* silvidigez.

7 Hag hon esperans diwar ho pen a zo ferm, o c'houzout penaos evel ma'z oc'h kevreneien eus ar souffransou, evel-se ive eus ar gonsolasion.

8 Rag, breudeur, nafellked deomp ec'h ignorfac'h an drubulasion a zo bet c'hoarvezet deomp en Azia, penaos omp het goall-vac'het dreist hon nerz, en hevelep doare ma tizesperemp memes eus ar vuez.

9 Hogen ni hor boa enomp hon-unan setans ar marô, evit na raimp ked en em fisioud enomp hon-unan, mes en Doue, pehini a resussit ar re varô ;

10 Pehini en deus hon delivret eus a ur marô ker braz, hag a zelivr ; e pehini ec'h esperomp penaos e rai c'hoas *hon* delivra ;

11 *Ha* c'houi ive o kensicour dre ar beden evidomp, dre benaos, evid ar c'hras *roed* deomp dre galz, e vezo rentet grasou evidomp gant meûr a hini

12 Rag hor meuleudi eo an dra-ma, testeni hor c'houstians, penaos gand an eeunder hag ar ouirionder a Zoue, nan gand ur furnez kigus,

mes dre c'hras Doue, eo omp en em gomportet er bed, ha dreist-holl en ho kenver.

13 Rag na scrivomp traou e-bed deoc'h nemed ar pez a lenit, hag ive a ansavit, hag ec'h esperan a ansavot beteg ar fin;

14 Evel ma hoc'h eus ive hon ansavet e lod, penaos omp ho sujet a veuleudi, evel ma *veot* ive hon hini e deiz an Aotrou Jesus.

15 Hag er fisians-ze eo en em broposen mond d'ho koueled araog, evit ma cavjec'h un eil c'hras;

16 Ha da dremen enhou deoc'h da Vasedonia, ha dond adare eus a Vasedonia d'ho caout, ha da veza ambrouget ganeoc'h war-zu ar Jude.

17 Pa en em broposen eta kement-se, hag en em zervichet oun-me a scanvder? pe an traou en em broposan, hag en em broposi a ran hervez ar c'hig, en hevelep doare ma ve ganen-me ia, ia; ha, nan, nan?

18 Hogen *evel* ma *eo* Doue gouirion, a-dra sur hor c'homz en ho kenver n'eo ket bet ia ha nan.

19 Rag Mab Doue, Jesus Christ, pehini a zo bet prezeget en ho touez ganeomp-ni, *da lavaroud eo* ganen, ha Silvanus, ha Timoteus, na oe ked ia ha nan, mes ia eo bet ennan.

20 Rag kemend ez eus a bromessaou eus a Zoue *a zo* ia ennan, hag amen ennan, evit gloar Doue drezomp-ni.

21 Hogen an hini hon etablis ganeoc'h er C'hrist, hag en deus eoliet ac'hanomp, *eo* Doue;

22 Pehini en deus ive hor sielet, ha roed arrez ar Spered en hor c'halonou.

23 Hogen me a c'halv Doue da dest war va ene, penaos eo evid hoc'h espern eo n'oun ked eet c'hoas da Gorint.

24 Ne ked hor be dominasion war ho feiz c'hour, mes ken-labourerien omp d'ho joa; rag dre ar feiz eo e choumit ferm.

## CHAB. II.

1 Hogen barnet em boa enoun va-unan, na'z ajen mui d'ho caout gant tristidigez.

2 Rag mar tristaan ac'hanoc'h, piou neuze a rejouisso ac'hanoun, nemed ar memes hini em be e dristeet?

3 Ha me em eus scrivet an dra-ma deoc'h, evit pa zeuin na gavin ket tristidigez a berz ar re eus a bere e tlefen en em rejouissa, o veza persuadet mâd diwar ho penn holl, penaos va joa a zo hoc'h hini holl.

4 Rag eus a galz a drubulasion hag a encrez calon e scriviz deoc'h gant calz a zaerou, nan evit ho glac'hari, mes evit ma rafac'h anaoud ar garantez em eus gand abondans en ho kenver.

5 Hogen ma en deus unanbenag trisleed *ac'hanoun*, n'en deus ket va zristeed, nemed dre zarn, evit na rafen ket ho pec'hia holl.

6 Aoalc'h d'an hevelep *den eo* ar c'hastiz pehini *a zeu* digand an darnvuia.

7 En hevelep doare ma tleit er c'hontrel pardoni *dezan* hag *e* gonsoli, gand aoun na ve mantrel gand un dristidigez re vraz.

8 Abalamour da ze me ho ped da renta anat *ho* carantez en e genver.

9 Rag evid an dra-ze ive eo em eus scrivet, evit ma anavesfen an eprouv ac'hanoc'h, ha c'houi a zo sentus e peb tra.

10 Hogen an hini da behini e pardonit tra e-bed, me *a bardon* ive: rag mar pardonan un dra-benag d'an hini em eus pardonet dezan, abalamour deoc'h eo e pardonan e prezans ar C'hrist,

11 Evit na rafe ket Satan gounid warnomp; rag na ignoromp ked e zesseiniou

12 Hag ous-pen, pa zeuiz da Droas, evit *prezegi* aviel ar C'hrist, ha ma oa un nor digored d'in gand an Aotrou,

13 Na giviz ked a ehan em spered, abalamour n'am boa ket caved *eno* Titus va breür. rag-se, o kimiada dezei, e partiz d'ar Masedonia.

14 Hogen grasou da Zoue, pehini a ra deomp bepred triomfa er C'hrist, hag a rent anad drezomp ar c'houes eus e anaoudegez e pep lec'h.

15 Rag ni a zo dre Zoue c'houes våd ar C'hrist, e-touez ar re a zo salvet hag e touez ar re a zo collet.

16 D'ar re-ma evit-gouir, ur c'houes marvel, d'ar marô; mes d'ar re all, ur c'houes a vuez, d'ar vuez. Ha piou a zo suffisant evid an traou-ze?

17 Rag n'omp ked evel meûr a hini, pere a gorromp ger Doue; mes evit-gouir gand eeunder, evit-gouir a berz Doue, e prezans Doue, eo e comzomp er C'hrist.

## CHAB III.

1 Ha commans a reomp-ni c'hoas d'en em recommandi hon-unan, pe ha be' hon eus-ni ezom, evel hinienou, a lizeri a recommandasion evidoc'h, pe *a lizeri* a recommandasion diganeoc'h?

2 C'houi eo hol lizer, scrivet en hor c'halonou, anavezet ha lenet gant an holl dud.

3 Rag anad eo penaos oc'h lizer ar C'hrist, scrivet dre hor servich-ni, nan gant liou, mes gant Spered an Doue beô, nan war daolenou mein, mes war daolenou kigus ar galon.

4 Hogen an hevelep fisiansze hon eus dre ar C'hrist e kenver Doue:

5 Ne ked e vemp-ni capabl ac'hanomp hon-unan da sonjal netra evel ac'hanomp

hon-unan ; mes hor c'hapasite *a zo* eus a Zoue ;

6 Pehini ive en deus hor rentet capabl *da veza* servicherien eus an allians nevez, nan eus al lizeren, mes eus ar spered : rag al lizeren a laz, mes ar spered a ra beoaad.

7 Hogen mar d-oa servich-garg ar marô e lizerenou , gravet war vein, glorius, en hevelep doare na helle ket bugale Israel sellet piz ouc'h bisach Moises , abalamour da c'hloar e visach, pehini a dlie beza abolisset ;

8 Penaos na vezo ket kentoc'h servich-garg ar Spered glorius ?

9 Rag mar *d-oa* glorius servich-garg ar gondaonasion, be' e ra servich-garg ar justificasion founa calz muioc'h en gloar.

10 Ha dre-ze ar pez a zo bet grêt glorius , n'eo ket bet grêt glorius a kementma , abalamour d'ar gloar ecsellantoc'h.

11 Rag mar *d-eo bet* glorius ar pez *a zo* lamet kouit, calz muioc'h *ema* glorius ar pez a choum.

12 O veza eta ma hon eus un hevelep esperans , ni a gomz gant calz a splander ;

13 Ha nan evel Moises, *pehini* a lekeaz ur ouel war e visach, evit na raje ket bugale Israel sellet piz ouc'h fin ar pez a dlie beza abolisset.

14 Hogen o sperejou a zo bet dallet , rag beteg an devez hirio ar ouel-ze a choum el lectur eus an allians goz , hep beza savet : pehini a zo lamet er C'hrist.

15 Hogen memes beteg hirio , pa lener Moises , ar ouel a choum war o c'halon.

16 Mes pa zistroio oud an Aotrou, ar ouel a vezo lamet.

17 Hogen an Aotrou eo ar Spered . hag el lec'h ma *ema* Spered an Aotrou, eno *ema* al liberte.

18 Hogen ni holl, gand ur visach dizolo, en eur gontempli, evel en eur mellezour, gloar an Aotrou, a zo transformet d'ar memes imach , eus a c'hloar da c'hloar, evel gand Spered an Aotrou.

## CHAB. IV.

1 Dre-ze, o veza ma hon eus ar servich-garg-ma, hervez ma hon eus cavet trugarez, na skuizomp ket ;

2 Mes dilezet hon eus traou cuzet ar vez, hep bale er rùs, na treti ger Doue gant faosder, mes dre an disclеriadur eus ar ouirionez, oc'h en em recommandi hon-unan da goustians peb den dirag Doue.

3 Mar d-eo eta hon aviel goloet c'hoas, d'ar re gollet eo ema goloet ;

4 E-touez pere doue ar bed-ma en deus dallet sperejou ar re ziseredic , gand aoun na rafe sclerijen aviel gloar ar C'hrist , pehini eo skeuden Doue, scleria dezei.

5 Rag n'en em brezegomp ked hon-unan, mes Jesus Christ an Aotrou, ha ni hon-unan hoc'h esclaved abalamour da Jesus.

6 Rag an Doue pehini a lavaraz d'ar goulou sclerta eus an devalien, en deus scleriet en hor c'halonou, evit *rei* goulou ar ouiziegez eus a c'hloar Doue e fas Jesus Christ.

7 Hogen an tenzor-ze hon eus charz vesseilhou douar, evit ma vezo eesellans ar galloud eus a Zoue, ha nan ac'hanomp-ni.

8 Gouasket *omp* a bep tu, mes n'omp ket encrezet; nec'het *omp*, mes n'omp ked en dizesper;

9 Persecutet, mes non-pas abandonet; discaret, mes non-pas distrujet :

10 O tougen bepred en dro er c'horf ar marô eus an Aotrou Jesus, evit ma vezo ive buez Jesus discouezet en hor c'horf-ni.

11 Rag ni pere a vev a zo bepred livred d'ar marô abalamour da Jesus, evit ma vezo ive buez Jesus discouezet en hor c'hig marvel.

12 En hevelep doare ma labour ar marô enomp-ni, mes ar vuez enoc'h-hu.

13 Hogen o caoud ar memes spered a feiz, hervez ma eo scrivet ; Credet em eus, ha rag-se em eus comzet; ni ive a gred, ha rag-se eo e comzomp :

14 O c'houzout penaos an hini en deus resussitet an Aotrou Jesus, a resussito ive ac'hanomp dre Jesus, hag a rai *hor* prezanti ganeoc'h.

15 Rag pep tra *a zo* abalamour deoc'h, evit ma rai ar c'hras o veza cresket, dre acsionou a c'hras meûr a hini, founa evit gloar Doue.

16 Dre-ze na gollomp ket courach ; mes petra-benag ma eo distrujet hon den a-ziaveaz, coulsgoude an *den* a-ziabarz a zo nevezet a zeiz-e-deiz.

17 Rag hon afflicsion ber *ha* scaaw a labour evidomp ur pouez eternel a c'hloar meurbed eesellant.

18 En-dra ma sellomp gand evez, nan ouc'h an traou a oueler, mes ouc'h an traou na oueler ket : rag an traou a oueler *a zo* evid un amzer, mes an traou na oueler ked a zo eternel.

## CHAB. V.

1 Rag gouzoud a reomp penaos, mar d-eo hon ti douar eus an danten-*ma* discaret, hon eus un edifis eus a Zoue, un ti ha n'eo ket grêt gand an dorn, eternel, ebarz an envou.

2 Rag hez e huanadomp en hou-ma, o c'hoantaad a-zevri da veza gouisket war-gorre gant hon ti a zo eus an env.

3 Hag a-dra-sur mar domp gouisket, na vezimp ket cavet en noaz.

4 Rag ni pere a zo en danten-

*ma* a ra huanadi, o veza bec'hiet: ne ked abalamour ma fell deomp heza diouisket, mes beza gouisket war-goire, evit ma vezo ar pez a zo marvel lounket gant ar vuez.

5 Hogen an hini en deus grëd ac'hanomp evit kement-se *eo* Doue, pehini ive en deus roed deomp arrez ar Spered.

6 Rag-se *be' emomp* bepred leün a fisians, o c'houzout penaos, e-pâd emomp er gêr er c'horf, ez omp absant diouc'h an Aotrou:

7 (Rag dre ar feiz eo e valeomp, *ha* nan dre ar goueled):

8 Mes leun omp a fisians, hag eo gouell ganeomp kentoc'h beza er meas eus ar gêr eus ar c'horf, ha beza er gêr gand an Aotrou.

9 Hag abalamour da ze oher a reomp hor possubl, daoust pe emomp er gêr *er c'horf*, daoust pe emomp eus ar gêr, da veza cavet mâd gantan.

10 Rag red eo deomp holl parissa dirag barn-gador ar C'hrist, evit ma resevo pep hini an traou *gred* er c'horf, hervez ar pez en deus grët, mâd pe fall.

11 Dre-ze, o c'houzoud aoun an Aotrou, ni a bersuad an dud; ha da Zoue omp grët anad; ha me a esper ive emomp grët anad en ho coustians c'houi.

12 Rag n'en em recommandomp ked adare hon-unan deoc'h, mes rei a reomp deoc'h abec d'en em c'hlorifia en hor c'henver-ni, evit ma hellot caout peadra da *respont* d'ar re en em c'hlorifi en apparans, ha nan er galon.

13 Rag daoust pe ni a zo diboell, *eo* evid Doue; daoust pe ni a zo poellec, *eo* evidoc'h.

14 Rag carantez ar C'hrist a bres ac'hanomp, o varna an dra-ma, penaos mar d-eo marô unan evid an holl, neuze an holl a oa marô:

15 Hag hen a varvaz evid an holl, evit na rai ked ar re a ve[illegible] heva mui evitei o-unan, mes evid an hini a zo marô ha resussitet evitei.

16 En sort diwar-vrema na anavezomp den hervez ar c'hig: ha memes ma hon eus anavezet ar C'hrist hervez ar c'hig, coulsgoude brema n'*hen* anavezomp mui *evel-se*.

17 Dre-ze mar *d-eo* den er C'hrist, *be' ema* ur c'hrouadur nevez: an traou coz a zo tremenet, setu pep tra a zo grët nevez.

18 Ha pep tra a zo eus a Zoue, pehini en deus hon adunvaniet gantan e-unan dre Jesus Christ, hag en deus roed deomp servichgarg an adunvaniez;

19 Da c'houzoud eo, penaos e oa Doue er C'hrist oc'h adunvani ar bed gantan e-unan, hep counta dezei o fec'hejou: ha lekeed en deus enomp ger an adunvaniez.

20 Rag-se hez' emomp cannaded evid ar C'hrist, evel

pa rafe Doue pidi drezompni : *ha* ni a suppli *ac'hanoc'h*, evid ar C'hrist, ma veot adunvaniet gand Doue.

21 Rag an hini na anaveze ked a bec'hed, en deus grêt pec'hed evidomp, evit ma vezimp grêd ar justis a Zoue ennan.

## CHAB. VI.

1 Ha ni, *o veza* ken-labourerien, a bed ive *ac'hanoc'h* na resevot ket gras Doue en vên.

2 (Rag hen a lavar, Me em eus da zelaouet en amzer favorabl, hag em eus da zicouret e deiz ar zilvidigez : Setu brema an amzer favorabl ; setu brema deiz ar zilvidigez).

3 Hep rei abec-a-lam e tra e bed, evit na vezo ket tamallet ar servich :

4 Mes oc'h en em ziscouez hon-unan e pep tra evel servicherien Doue, en ur basiantet vraz, en afflicsionou, en ezomou, en encresiou,

5 Er c'hloasiou, er brizoniou, en dispac'hiou el labouriou, er veihadou, er iunou,

6 Er burite, er ouiziegez, en hir-c'houzanvidigez, er vadelez, dre ar Spered-Santel, dre ar garantez gouirion,

7 Dre gomz ar ouirionez, dre nerz Doue, dre armou ar justis, a zeou hag a gleiz ;

8 Dre enor ha dizenor, dre vrûd fall ha brud vâd ; evel tromplerien, ha *coulsgoude* gouirion ;

9 Evel dizanaf, ha *coulsgoude* anavezet mâd ; evel o vervel, ha setu e vevomp ; evel castizet, mes bep beza lazet ;

10 Evel glac'baret, mes jouus bepred, evel paour, mes o pinvidikaat meûr a hini ; evel didra, ha *coulsgoude* o possedi pep tra.

11 O Korintied, hor genou a zo digor evidoc'h, hor c'halon a zo en em ledet.

12 N'oc'h ket war enk enomp-ni, mes c'houi a zo enkeed en hoc'h antrailhou hoc'h-unan.

13 Hogen evid disteurel un hevelep gôpr, (me a gomz evel d'*am* bugale), en em ledit ive c'houi.

14 Na vezit ket gedet dishenvel gand ar re zifeiz : rag pe gevredigez *a zo* etre ar justis hag ar fallentez ? ha pe unvaniez *a zo* etre ar goulou hag an devalien ?

15 Ha pe accord a zo etre ar C'hrist ha Behal ? pe he lod en deus ar c'breder gand an discreder ?

16 Ha pe unanded a zo etre templ Doue hag an idolou ? Rag c'houi a zo templ an Doue beô, evel ma en deus Doue lavaret ; Me a choumo enne, hag e valein en o *zouez* ; ma a vezo o Doue, hag hei a vezo pobl d'in.

17 Rag-se deuid er meas eus o zouez, ha bezit separet, eme an Aotrou, ha na doucbit netra a impur ; ha me ho resevo ;

18 Ha me a vezo Tad deoc'h, ha c'houi a vezo mipien ha merc'hed d'in, eme an Aotrou holl-c'halloudec.

## CHAB. VII.

1 Rag-se o caoud ar bromessaou-ze caret-màd, en em netaomp hon-unan eus a bep souillur eus ar c'hig hag ar spered, o peûr-ober ar zanteledigez e doujans Doue.

2 Resevit ac'hanomp n'hon eus grêt gaou ouc'h den, n'hon eus corrompet den, n'hon eus touellet den evit gounid.

3 Na lavaran ked an dra-ma evit *ho* condaoni : rag lavared em eus araog, penaos emoc'h en hor c'halonou da gen-vervel ha da gen-veva

4 Me a gomz ouzoc'h gant calz a frankiz, en em c'hlorifia a ran calz diwar ho pen : leunnet oun a frealzidigez, ur joa vraz meurbed em eus en hon holl drubul.

5 Rag pa omp deued er Masedonia, hor c'hig na gavaz ehan e-bed, mes encrezet e oamp a bep tu ; en diaveas e oa combajou ; en diabarz, aounou.

6 Mes Doue, pehini a gonsol ar re izel, en deus hor c'honsolet dre zonedigez Titus :

7 Ha nan hep-ken dre e zonedigez, mes ive dre ar gonsolasion gant pehini e oa het frealzet ganeoc'h, en eur rei da anaoud deomp ho tezir braz, ho taerou, ho zêl evidoun ; en hevelep doare ma em eus bet ul levenez vrasoc'h.

8 Rag-se, ma em eus memes ho tristeed dre *va* lizer, n'em eus ked a geûz, memes ma em eus bed a geuz ; rag goueled a ran penaos al lizer-ze ho tristaaz, petra-benag *e oa* evid un nebeud amzer.

9 Brema en em rejouissan, nan abalamour ma oc'h bet tristeet, mes abalamour ma oc'h bet tristeet evid an distroedigez ; rag tristeed oc'h bet hervez Doue, evit n'ho pije ked a c'haou e netra diganeomp-ni.

10 Rag an dristidigez a zo hervez Doue a oper un distroedigez evid ar zilvidigez, eus a behini n'eus ked a geûz ; mes tristidigez ar bed a oper ar marô.

11 Rag gouelit an dra-ma en-deon, penaos ha c'houi o veza bet tristeed hervez Doue, na pe gemend a breder en deus operet enoc'h, nag a zidamallidigez, nag a indinasion, nag a zoujans, nag a zezir ardant, nag a zêl, nag a gastiz! Discouezet hoc'h eus e pep tra ez oc'h pur en affer-ze

12 Evel-se, petra-benag ma scrivîz deoc'h, ne oa ked abalamour d'an hini en doa grêd ar goall, nag abalamour d'an hini e oa bet grêd ar goall dezan, mes evit rei

da anaoud deoc'h ar preder hon eus evidoc'h dirag Doue.

13 Rag-se consolet omp bet dre ho consolasion ; hag en em laouenced omp calz muioc'h abalamour da joa Titus, o veza ma eo bet siouleed e spered ganeoc'h holl.

14 Dre ze, ma em eus meulet un dra-benag ac'hanoc'h outan, n'oun ket mezekeet ; mes evel ma hon eus lavared deoc'h pep tra e gouirionez, evel-se ive hor meuleudi dirag Titus a zo en em gavet gouirionez.

15 Hag e affecsion dener a zo c'hoas brasoc'h en ho kenver, pa zeu da sonch dezan ar zentidigez ac'hanoc'h holl, ha penaos ho poa e zigemeret gand doujaus ha gant cren.

16 En em rejouissa a ran eta abalamour ma em eus fisians enoc'h e pep tra.

## CHAB. VIII.

1 Ha c'hoas, breudeur, ni a ro da anaoud deoc'h ar c'hras a Zoue a zo roed da ilizou Masedonia ;

2 Penaos, en un eprouv braz a afflicsion, al leunder eus o joa hag o faourentez vraz, a zo founet gant largentez e madou o liberalite.

3 Rag hervez *o* galloud, me a ro testeni, hag en tu-hond d'*o* galloud, *e oant* contant anezei o-unan ;

4 O c'houlen ganeomp en eur bidi calz, ma resevchemp an donezon ha lodenedigez ar servich *a zo* evid ar zent.

5 Ha n'o *deus ket grët hepken* evel ma c'hortozemp, mes en em roed int o unan da genta d'an Aotrou, ha neuze deomp-ni dre volonte Doue :

6 En hevelep doare ma hon eus pedet Titus, evel m'en doa commanset kent, ma raje ive peûr-ober ar memes gras en ho touez c'houi.

7 Hogen evel ma founit e pep tra, *e* feiz, hag *e* comz, hag *e* gouiziegez, hag *e* pep preder, hag *en* ho carantez en hor c'henver, founit ive er c'hras-ma.

8 Na lavaran ked dre c'horc'hemen, mes abalamour da aked ar re all, hag evid eprouvi gouirionder ho carantez.

9 Rag c'houi a anavez gras hon Aotrou Jesus Christ, penaos hag hen pinvidic, couisgoude eo en em rentet paour abalamour deoc'h, evit ma teujac'h da veza pinvidic dre e baourentez.

10 Hag e kement-ma me a ro un ali, rag an dra-ma a zo talvoudec deoc'h, pere hoc'h eus commanset araog, nan hep-ken d'*e* ober, mes ive da veza contant adaleg ar bloaz tremenet.

11 Brema 'ta echuit an ober, evit evel ma *eo bet* ar huander da gaoud ar volonte, *ma vezo* evel-se ive da heûr-

ober eus ar pez hoc'h eua.

12 Rag mar bez daredigez a volonte araog, bez' e vez unan cavet mâd hervez ar pez en deus, ha nan hervez ar pez n'en deus ket.

13 Rag n'eo ked evit ma ve ar re all en eaz, ha c'houi gouasket; mes dre ingalite ;

14 Evit ma rai hoc'h abondans c'houi *supplea* en amzer prezant d'o ezom-ei, ha ma rai ive o abondans-ei supplea d'hoc'h ezom c'houi, *ha* dre-ze ma vezo ingalite ;

15 Hervez ma eo scrivet; An hini *a zastumaz* calz, n'en doa netra ouc'h-pen ; hag an hini *a zastumaz* neheut, na ziouere ket.

16 Hogen grasou da Zoue, pehini en deus roed ar memes preder evidoc'h e calon Titus :

17 Rag hen evit-gouir a gavaz mâd an ali ; mea o veza muioc'h aketus, eed eo d'ho caout eus e c'hrâd e-unan.

18 Ha caset hon eus gantan ar breûr, meuleudi pehini en aviel a zo dre an holl ilizou ;

19 Ha nan hep-ken *se*, mes pehini ive a zo bet choaset gand an ilizou da veza hor c'hen-veacher, gand an donezon-ma pehini a zo administret ganeomp, evit gloar an Aotrou e-unan, hag hoc'h ampressamant c'houi :

20 O tiouall ouc'h an drama, na rafe den hon tamal diwarben an abondans-ma hag *a zo* administret ganeomp :

21 O prederia araog ar pez a zo mâd, nan hep-ken dirag an Aotrou, mes ive dirag an dud.

22 Ha caset hon eus gantei bor breur, pehini hon eus cavet meûr a oueich aketus e meûr a dra, mes brema calz muioc'h aketus, abalamour d'ar fisians vraz en deus enoc'h.

23 Mar bez *goulen* diwarben Titus, va c'hompagnon *eo* ha va c'hen-labourer en ho kenver c'houi; pe mar bez *goulen* diwarben hor breudeur, cannaded an ilizou int, ha gloar ar C'hrist.

24 Rag se discouezit dezei, ha dirag an ilizou, ar breuven eus ho carantez, hag eus hor meuleudi diwar ho pen.

## CHAB. IX.

1 Rag evit-gouir e-kenver ar sicour destinet d'ar zent, diezom eo d'in scriva deoc'h ;

2 Rag me a anavez hoc'h ampressamant, e-kenver pehini e veulan d'ar Vasedonied, penaos an Akaia a zo prest abaoe ar bloaz tremenet ; hag ho sêl c'houi en deus kentraouet meûr a hini.

3 Goulsgoude me em eus caset ar vreudeur, evit na vezo ket hor meuleudi ac'hanoc'h en vén e-kenver an dra ma ; *mes* ma veot prest, evel-ma em eus lavaret.

4 Gand aoun, mar teu ar

Vasedonied ganen, ha caoud ac'hanoc'h hep beza prest, e vemp-ni (evit na leveromp ket c'houi) mezekeet dre ar meuleudi-ze *leûn* a fisians.

5 Rag-se em eus e varnet necesser da bidi ar vreudeur, da vond araog d'ho caout, ha da brepari ho tonezon annonset diagent, evit ma vezo an dra-ze prest evel ul largentez, ha nan evel ur bizoni.

6 Hogen *me a lavar* an dra-ma; An hini a had gant pizoni, a vedo ive gant pizoni, hag an hini a had gant largentez, a vedo ive gant largentez.

7 *Ba roio* pep hini hervez ma eo en em broposet en e galon; nan gant keûz, pe dre redi: rag Doue a gâr an hini a ro gant joa.

8 Ha Doue *a zo* galloudec evit lakaat peb gras da founa deoc'h, evit o caout bep amzer e pep tra pep leunder bag a zo ezom, ma reot founa e peb œuvr vâd:

9 Hervez ma eo scrivet, Skiniet en deus; roed en deus d'ar beorien. e justis a choum da virviken.

10 Hogen an hini a fournis had d'an bader, ha bara evit boued, ra fournisso ha ra vultiplio hoc'h had *a zo* badet, ha ra gresko ar frouez eus ho chustis:

11 *Evit ma* veot pinvidikeed e pep tra evit pep largentez, ar pez a oper drezomp acsionou a c'hras da Zoue.

12 Rag an administrasion eus ar servich-ma a ra nan hep-ken leunia ezomou ar zent, mes ive a foun e calz a acsionou a c'hras da Zoue;

13 O c'hlorifia Doue, dre ar breuven eus ar servich-ma, abalamour d'ho sentidigez pehini a brofessit da aviel ar C'hrist, hag abalamour da largentez ho lodenidigez dezei ha d'an boll;

14 Hag e pedont evidoc'h, o carout calz ac hanoc'h abalamour d'ar c'hras ecsellant a Zoue *a zo* warnoc'h.

15 Hogen grasou da Zoue evid e zonezon dilavarus.

## CHAB. X.

1 Hogen me va-unan Paol, a bed ac'hanoc'h dre zousder ha madelez ar C'hrist, me pehini evit gouir *a zo* izel a zoare pa'z oun en ho touez, mes pa'z *oun* absant a zo hardiz en ho kenver.

2 Mes requeti a ran, evit pa vezin prezant, na vezin ket hardiz dre ar fisians-ze gant pehini em eus an intansion da veza bardiz a-enep hinienou pere a zell ac'hanomp evel pa vaiefemp hervez ar c'hig.

3 Rag petra-benag ma valeomp er c'hig, na gombatomp ked hervez ar c'hig.

4 Rag armou hor brezel-digez-ni n'int ket kigus, mes

galloudec dre Zoue evid discar ar fortrejou ;

5 O teurel d'an traôn ar sonjesonou, ha pep huelded hag en em zaô a-enep ar ouiziegez a Zoue, hag a gas captif pep sonch da zentidigez ar C'hrist ;

6 Hag o veza prest da gastiza peb dizentidigez, pa ema leumet ho sentidigez.

7 Ha selled a rit-hu *ouc'h an traou* hervez an apparans ? Ma ra den en em fisioud ennan e-unan penaos ema hen d'ar C'hrist, rasonjo anezan e-unan an dra-ma c'hoas, penaos, evel ma ema hen d'ar C'hrist, emomp-ni ive evel-se.

8 Ha memes ma rafen en em c'hlorifia un dra-benag muioc'h eus ar galloud en deus an Aotrou roed deomp evid an edifièasion, ha nan evit ho tiscaridigez, na ven ket mezekeet ;

9 Evit n'en em ziscouesfen ked evel pa felfe d'in ho spounta gant lizerou :

10 Rag *e* lizerou, emezei, *a zo* evit-gouir pounner ha cre ; mes prezans e gorf *a zo* gouan, hag e lavar *a zo* dister.

11 Ra sonjo an hevelep hini an dra-ma, penaos ar pez omp e comz dre lizerou pa'z omp absant, ez omp ive ar memes tra dre ober pa'z omp prezant.

12 Rag na gredomp ked en em lakaad e renk pe en em gompari hon-unan gant hinienou pere en em veul o-unan, mes ind en o zouez, oc'h en em vezur o-unan dioutei o-unan, hag o compari o-unan dioutei o-unan, na gomprenont ket.

13 Evidomp-ni, ha raimp ked en em c'hlorifia eus a draou divezuret, mes hervez mezur al limit en deus Doue ranet deomp, ur mezur da zont memes beteg enoc'h-hu.

14 Rag ni n'en em astenomp ked dreist-*mezur*, evel pa na vemp ket parvenet beteg enoc'h ; rag deued omp memes beteg enoc'h hu en aviel ar C'hrist

15 Ni n'en em c'hlorifiomp ked en traou *a zo* en tu all d'*hor* mezur, *da lavaroud eo*, e labouriou ar re all mes an esperans hon eus penaos, pa vezo cresket ho feiz c'houi, e vezimp braseet drezoc'h hervez hon limit abondamant,

16 Evit prezegi an aviel er *broiou* en tu all deoc'h ; *ha* nan ebarz limit un all, evid en em c'hlorifia eus a draou preparet dija.

17 Hogen an hini 'ta en em c'hlorifi, r'en em c'hlorifio en Aotrou.

18 Rag ne ked an hini en em recommand e-unan a zo approuvel, mes an hini e ra an Aotrou e recommandi.

## CHAB. XI.

1 O na rafac'h supporti ac'hanoun un nebeud *em* fol-

lentez ; mes ive supportit ac'hanoun.

2 Rag me a zo oazus ac'hanoc'h gand un oaz a Zoue ; rag me em eus ho timezet da ur pried hep-ken, evit prezanti *ac'hanoc'h* ur ouerc'hes zinam d'ar C'hrist.

3 Mes aoun em eus penaos, dre ur voyen-benag, evel ma e deus an aer seduizet Eva dre he rûs na ve evel-se ho sperejou corrompet deus ar ouirionder ekenver ar C'hrist.

4 Rag evit-gouir mar gra an hini a zeu prezegi ur C'hrist all pehini n hon eus ket prezeget, pe e resevit ur spered all pehini n'hoc'h eus ket resevet, pe un aviel all pehini n'hoc'h eus ked digemeret, ec'h heljac'h ervad *e* zupporti.

5 Rag me a istim n'emoun e netra war lerc'h ar re vrasa eus an ebestel.

6 Ha memes mar *d-oun* bilen el langach, coulsgoude n'*emoun* ked er ouiziegez : mes ni a zo bet rentet anad en-holl-d'an-holl e pep tra en ho touez.

7 Hag ur goall-ober em eus gred oc'h en em izelaad va-unan evit ma vec'h c'houi uheleet, abalamour ma em eus prezeget deoc'h aviel Doue gratis ?

8 Depouillet em eus ilizou all, o kemeret gôpr *digantei*, evit servicha ac'hanoc'h.

9 Ha pa oan ganeoc'h, hag em boa ezom, n'em eus bec'hiet den ; rag ar vreudeur deued eus a Vasedonia o deus pourveed d'am ezom : hag e pep-tra oun en em viret, hag en em viroud a rin, rag beza bec'hius deoc'h.

10 Evel ma ema gouirionez ar C'hrist enoun, den na viro diouzin ar sujet a veuleudima e broiou Akaia

11 Abalamour da betra ? hag abalamour n'ho caran ket ? Doue her goar.

12 Mes ar pez a ran, e ober a rin, evit ma lamin an occasion digand ar re a glask un occasion ; evid er pez e reond en em c'hlorifia, ma vezint cavet henvel ouzomp-ni.

13 Rag ar sort-ze *a zo* falsebestel, labourerien tromplus, oc'h en em zic'hisa en ebestel ar C'hrist.

14 Ha ne ket souezus ; rag Satan e-unan a zo en em zic'hiset en un êl a sclerijen.

15 N'*eo* ked eta ur *souez* vraz mar gra e zervicherien ive en em zic'hisa e servicherien ar justis ; fin pere a vezo hervez o oberiou.

16 Me a lavar c'hoas ; Na sonjet den emoun ur foll ; mar bez autramant, da vihana supportit ac'hanoun evel ur foll, evit ma rin-me ive en em c'hlorifia un nebeut.

17 Ar pez a lavaran, er vantin fisius-ma, n hel lavaran ked hervez an Aotrou, mes evel dre follentez.

18 O veza ma ra meûr a

hini en em c'hlorifia hervez ar c'hig, me ive en em c'hlorifio.

19 Rag c'houi a support ar folled gant joa, o veza emoc'h *hoc'h-unan* fûr.

20 Rag c'houi her support, mar gra unan reduiza ac'hanoc'h en esclavach, mar gra unan *ho* tibri, mar gra unan kemeret *ho madou*, mar gra unan en em uhelaat, mar gra unan ho skei war *ho* pisach.

21 Me a gomz eus an dismegans, evel pa vemp-ni gouan. En pe dra-benag ec'h hell hini caout hardizder (dre follentez eo e comzan), me ive a hell caout hardizder.

22 Hag int a zo Hebreed? *bez' emoun* ive. Hag int a zo Israelited? *bez' emoun* ive. Hag int a zo had Abraham? *bez' emoun* ive.

23 Hag int a zo servicherien ar C'hrist? (me a gomz evel ur foll), *bez' emoun* mui *egetez* : e labouriou muioc'h abondant, e taoliou dreist-mezur, en prizoniou aliesoc'h, er marô meur a oueich.

24 Digand ar Judevien em eus bet e pemp goueich, daou ugent *taol scourjez* nemed unan;

25 Teir goueich oun bet cannet gant gouial, ur oueich oun bet meinet, teir goueich oun bet naufrajet, tremenet em eus un nosvez hag un devez en dounder:

26 *En* beachou alies; *en* danjeriou *eus* a zoureier, *en* danjeriou a berz laeron, *en* danjeriou a berz tud va bro, *en* danjeriou a berz ar jentiled, *en* danjeriou en kêr, *en* danjeriou en dezert, *en* danjeriou war ar môr, *en* danjeriou e-touez fals-vreudeur;

27 E labour, ha travel, e beilladou alies, e naoun ha sec'hed, e iunon alies, er ienien hag en noazded.

28 Ouc'h-pen an traou eus a ziaveas, an traou a zeu d'in dalc'h-mâd bemdez, ar prederi eus an holl ilizou.

29 Piou a zo gouan, ha n'emoun-me ket faibl? Da biou e roer abec-a-lam, ha na ran-me ket leski?

30 Mar d-eo red en em c'hlorifia, me en em c'hlorifio en traou a zell ouc'h va gouander.

31 Doue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ, pehini a zo benniget da viken, a oar penaos na lavaran ked a c'hevier.

32 En Damas, an hini a oa gouarner evid ar roue Aretas, a reaz diouall kêr an Damasiaded gand gouarded, o c'hoantaat kemered ac'hanoun;

33 Ha dre ur prenest en ur gest e oen diskenet a-hed ar voger, hag e tec'hiz *eus* e zaouarn.

## CHAB. XII.

1 A-dra-sur na gonven ked ouzin en em vanti, coulsgoude me a zeuo da oueledigesiou ha da ziscuzedigesiou an Aotrou.

2 Me a anaveze un den er

C'hrist pevarzec vloaz zo, (pe er c'horf, na ouzon ket; pe er meas eus ar c'horf, na ouzon ket; Doue a ôar); an hevelep *den-ze* a oe scrapet beleg an trede env.

3 Ha me a anaveze an hevelep den-ze, (pe er c'horf, pe er meas eus ar c'horf, na ouzon ket; Doue a ôar),

4 Penaos e oe scrapet er barados, hag e clevaz comsiou dilavarus, pere n'ema ket roed da un den o lavaroud

5 Me en em c'hlorifio eus an hevelep *den ze*; mes n'en em c'hlorifiin ked eus ac'hanoun va-unan, nemed eus va gouanderiou.

6 Coulsgoude ma felfe d'in en em c'hlorifia, na ven ket foll; rag me a lavarfe ar ouirionez: mes en em viroud a ran, gand aoun na zeufe den d'am istim en tu all d'ar pez a ouel emoun, pe e clev diganen-me

7 Hag evit na rafen ked en em uhelaat re dre an ecsellans eus an discuzedigesiou, eo bet roed d'in ur broud em c'hig, ur c'hannad eus a Satan d'am goall-dretı, evit na rafen ked en em uhelaat re.

8 Diwarhen an dra-ze me a bedaz teir goueich an Aotrou, evit ma kouitaje ac'hanoun.

9 Mes hen a lavaraz d'in; Va c'bras a zo aoualc'h evidoud; reg va galloud a zo rentet parfet er gouander. Contant braz eta en em c'hlorifiin kentoc'h em gouanderiou, evit ma rai galloud ar C'hrist choum warnoun

10 Rag se an em blijoud a ran er gouanderiou, en dismegansou, en ezomou, e persecusionou, en encresiou ahalamoun d'ar C'hrist; rag pa'z oun gouan, neuze emoun cre.

11 Deued oun da foll oc'h en em c'hlorifia: c'houi eo hoc'h eus va c'hontraignet. Rag c'houi eo a zlie beza lavaret màd ac'hanoun; rag n'oun ked bed disteroc'h e netra eged ar re vrasa eus an ebestel, petra-benag n'emoun netra

12 Evit-gouir siniou un abostol a zo bet grëd en ho touez e pep pasiantet, dre siniou, ha burzudou, hag oberiou nerzus.

13 Rag petra eo an dra e pehini hoc'h bet disteroc'h eged ilizou all, nemet n'emoun ket bet va-unan da veac'h deoc'h? Pardonit d'in ar gaou-ze.

14 Setu an trede goueich emoun dare da vond d'ho caout; ha na vezin ked da veac'h deoc'h: rag ne ked ar pez a zo deoc'h eo a glaskan, mes c'houi. Rag ne ked ar vugale a dle dastum evid o zadou, mes an tadou evid ar vugale

15 Ha contant braz e tispinin, hag e rin en em zispin evid hoc'h eneou, petra-banag evel ma ran ho caret

calz emoun caret nebeutoc'h.

16 Mes bezet eta ; n'em eus ket bec'hiet ac'hanoc'h : mes o veza troidelus, ho kemered em eus dre rus

17 Ha gred em eus-me ur gounid ac'hanoc'h dre hini eus ar re em eus caset etrezeg enoc'h ?

18 Pedet em eus Titus *da vond etrezoc'h*, hag em eus caset ur breûr *gantan*. Ha Titus en deus grêt gounid e-bed ac'hanoc'h ? ha n'*eo* ked dre ar memes apered hon eus-ni baleet ? ha n'*hon eus ni ket baleet* er memes roujou ?

19 C'hoas, ha c'houi a sonch deoc'h penaos en em zidamallomp diragoc'h ? En prezans Doue er C'hrist eo e comzomp ; ha kement-se holl, va c'haret mâd, evid hoc'h edificasion

20 Rag aoun em eus pa erruin, n'ho cavin ked evel ma fell d'in, ha na vezin ket cavet ganeoc'h evel ma fell deoc'h ; *ha* na ve rendaelou, anviou, coler, strivou, drougcomzadou, calomniou cuzet, fougeou, dispac'hiou ;

21 Ha pa zeuin adare, na rafe Doue va humilia en ho touez, ha na ven glac'haret war meûr a hini hag o doa pec'het araog, ha n'int ked distroet eus al louzdoni, eus ar c'hadelez, hag eus al lubrisite o deus grêt.

## CHAB. XIII.

1 An trede goueich-ma ez ân d'ho caout. E genou daou pe dri dest e vezo ferm pep ger.

2 Me em eus rag-lavared, ha rag-lavaroud a ran (evel prezant) un eil goueich, hag o veza brema absant me a scriv d'ar re o deus pec'het diagent, ha d'ar re all holl, penaos mar teuan adare, na espernin ket ;

3 O veza ma c'houlenit preuven e ra ar C'hrist comza drezoun-me, pehini en ho kenver n'eo ket gouan, mes a zo galloudec en ho touez.

4 Rag petra-benag ma eo bet crusifiet hervez ar gouander, coulsgoude ema beô dre c'halloud Doue : ha petrabenag emomp-ni ive gouan ennan, coulsgoude be' e vevimp gantan dre c'halloud Doue en ho kenver.

5 En em examinit hoc'hunan, ha c'houi a zo er feiz : en em eprouvit hoc'h-unan. Ha na anavezit-hu ket hoc'hunan, penaos ema Jesus Christ enoc'h ? nemed e vec'h marteze reprouvet.

6 Hogen me a esper ec'h anavezot penaos ni n'omp ket reprouvet.

7 Hogen pidi a ran Doue na reod droug e-bed ; nan evit m'en em ziscouesfe emomp-ni approuvet, mes evit ma reot ar pez a zo mâd, memes a pa zlefemp ni beza evel reprouvet

8 Rag ni na hellomp netra a-enep ar ouirionez, mes evid ar ouirionez.

9 Rag en em rejouissa a reomp pa'z omp ni gouan, hag ez oc'h c'houi ere : ha memes ar pez a c'houlenomp eo, ho parfetidigez

10 Abalamour da ze me a scriv an traou-ma brema, o veza absant, evit pa vezin prezant, na rin ked en em zervicha a c'harventez, hervez ar galloud en deus roed an Aotrou d'in evid an edificasion, ha nan evid discar.

11 Diwar-vrema, breudeur, en em rejouissit, bezit parfet, en em gonsolit, ho pezet ur memes menoz, bevit en peoc'h ; ha Doue ar peoc'h hag ar garantez a vezo ganeoc'h.

12 En em zaludid an eil egile gand un af santel. An holl zent a zalud ac'hanoc'h.

13 Gras hon Aotrou Jesus Christ, ha carantez Doue, ha communion ar Spered-Santel, *ra vezo* ganeoc'h holl. Amen.

---

# LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AR C'HALATED.

## CHABISTR I.

1 Paol, abostol, nan a berz an dud, na dre zen e-bed, mes dre Jesus Christ, ha Doue an Tad, pehini en deus e resussitet dioud ar re varô,

2 Hag an holl vreudeur a zo ganen, da ilizou ar Galasia :

3 Gras deoc'h ha peoc'h digand Doue an Tad, ha *digand* hon Aotrou Jesus Christ,

4 Pehini a zo en em roed e-unan evit hor pec'hejou, evit ma rai hon delivra eus ar bed droug prezant-ma, hervez bolonte Doue hag hon Tad ;

5 Da behini ar gloar da amzeriou an amzeriou. Amen.

6 Me a zo souezet e vec'h tremenet ker buan eus an hini en deus ho calvet da c'hras ar C'hrist, da un aviel all

7 Pehini n'eo ked un all ; mes bez ez eus hinienou hag a nec'h achanoc'h, hag a fell dezei trei aviel ar C'hrist.

8 Hogen ha pa rafemp-ni memes, pe un êl eus an env, prezegi deoc'h un aviel dishenvel diouc'h an hini hon eus prezeget deoc'h, ra vezo milliget

9 Evel ma hon eus lavared araog evel se e lavaran adare brema, Mar gra hini e-bed prezegi deoc'h un aviel dishenvel diouc'h ar pez hoc'h eus resevet, ra vezo milliget.

10 Rag brema ha clask a ran-me gounid an dud, pe Doue ? pe ha clask a ran-me

plijoud d'an dud? Rag ma rafen c'hoas plijoud d an dud, na ven ket servicher ar C'hrist.

11 Hogen disclerıa a ran deoc'h, breudeur, penaos an aviel em eus prezeget deoc h, n'ema ked hervez an den :

12 Rag n'em eus ked e resevet eus a berz den e-bed, na n'em eus ked *e* zesket, nemed dre ziscuzedigez Jesus Christ.

13 Rag clevet hoc'h eus diwarben va c'homportamant goueich all er relijion Judeô, penaos e persecuten meurbed iliz Doue, hag e ouasten anezi

14 Hag e cresken er relijion Judeô en tu hont da veur a hini eus ar memes oad ganen e-touez va nasion, o veza brasoc'h calz *va* zêl e-kenver tradisionou va zadou.

15 Mes pa eo plijet gand Doue, pehini en deus va choaset adaleg cov va mam, hag en deus *va* galvet dre e c'hras,

16 Da ziscoueza e Vab enoun, evit ma prezegfen anezan e-touez ar jentiled, rag-tal na gonsultiz ked ar c'hig hag ar goâd;

17 Ha na biniz ket ken nebeut da Jerusalem da gaoud ar re a oa ebestel em raog mes eed oun en Arabia, hag oun distroet c'hoas da Zamas.

18 Neuze, a-ben tri hloaz, e piniz da Jerusalem, da oueled Per, hag e choumiz pemzec deiz gantan.

19 Ha na ouelız hini eus an ebestel all, nemet Jakes, breûr an Aotrou.

20 Hogen evid an traou a lavaran deoc'h, setu, dirag Doue, na lavaran ked a c'haou.

21 Goude-ze ez ız e broıou ar Siria hag ar Silısıa.

22 Ha na oan ked anavezet a visach gand ilizou ar Jude pere *a so* er C'hrist.

23 Mes cleved o doa hepken ; Penaos an hini hor persecute goueich all a brezeg brema ar feiz pehini diagent a zistruje.

24 Hag ind a c'hlorifie Doue abalamour d'in.

## CHAB. II.

1 Pevarzec vloaz goude ez iz adare da Jerusalem gant Barnabas, o kemered ive Titus *ganen*.

2 Hogen mond a riz *dı* dre ziseuzedigez, hag e tisclerız dezeı an aviel pehini a brezegan e-touez ar jentiled; mes a-dû d'ar re a vrûd, evit na rajen e nep doare redec, pe em ba redet en vên

3 Coulsgoude Titus, pehini a oa ganen, petra-benag *ma oa* Grek, na oe ket rediet da veza trodrouc'het.

4 Hag an dra-ze abalamour d'ar fals-vreudeur, antreet dianavezet, pere a oa deued ebarz secretamant evit spia hol liberte pehini hon eus er C'hrist Jesus, evit ma rajent hor reduiza d'an esclavach,

5 Da bere na sedchomp

ked dre soumission, nan zoken avid ur momant, evit ma choumche gourionez an aviel gancoe'h.

6 Hogen digand ar re a zo consideret da veza un dra-benag, *na resevaz netra*, petrabenag e oant *goueich all* n'eo netra d'in; (Doue n'en deus azaouez evid apparans den e-bed) ; rag ar re gonsideret na gommunikchont netra d'in :

7 Mes er c'hontrel, pa oueljont penaos aviel an didrodrouc'h a oe confiet d'in-me, evel ma oa *aviel* an trodrouc'h da Ber,

8 (Rag an hini en deus operet gant nerz e Per evid abostolach an trodrouc'h, en deus ive operet gant nerz enoun-me e-kenver ar jentiled) :

9 Pa anavezaz Jakes, Kefas, ha Jan, pere a hevele beza peûliou, ar c'hras a oa bet roed d'in, e rojond d'in ha da Varnabas an daouarn deou a gevredigez, evit ma'z*ajemp*-ni etrezeg ar jentiled, hag hei etrezeg an trodrouc'h :

10 *O lavarout* hep-ken deomp da gaout sonch eus ar beorien ; ar pez ive em eus bet aked d'e ober.

11 Hogen pa zeuaz Per da Antiokia, me a resistaz outan en e fas, abalamour ma oa da veza tamallet.

12 Rag araog ma oa deuet himenou a berz Jakes, hen a zebre gand ar jentiled; mes goude ma oend deuet, hen en em dennaz hag en em zeparaz, gand aoun rag ar re eus an trodrouc'h.

13 Hag ar Judevien all a zissimulaz ive gantan, en hevelep doare ma oa Barnabas memes douget gantei d'u hipoerizi.

14 Hogen pa oueliz penaos na valeent ked eeun hervez gourionez an aviel, e lavriz da Ber dirag an holl ; Ma rezte, ha te Judeô, beva e kiz ar jentiled, ha nan e kiz ar Judevien, perag e rez-te oblija ar jentiled d'en em Judevia?

15 Ni *pere omp* Judevien dre natur, ha nan pec'herien eus ar jentiled,

16 O c'houzout penaos an den n'ema ket justifiet dre oberiou al lezen, mes dre feiz Jesus Christ, ni hon-unan hon eus credet e Jesus Christ, evit ma vezimp justifiet dre feiz ar C'hrist, ha nan dre oberiou al lezen : rag kig e-bed na vezo justifiet dre oberiou al lezen

17 Hogen, ha ni o clask beza justifiet dre ar C'hrist, mar domp-ni hon-unan ive cavet pec'herien, hag ar C'hrist eta *a zo* servicher ar pec'hed? E nep doare.

18 Rag mar savan adare an traou em eus distrujet, en em ran va-unan transgressour

19 Rag dre al lezen me a varvaz d'al lezen, evit ma vevin da Zoue.

20 Me a zo bet crusifiet

gand ar C'hrist : hogen me a vev; coulsgoude ne ket me, mes ar C'hrist a vev enoun : rag ar vuez pehini a vevan brema er c'hig a vevan dre feiz Mab Doue, pehini en deus va c'haret, hag a zo en em roed e-unan evidoun.

21 Na annulan ket gras Doue : rag mar *d-eo* ar justis deus al lezen, neuze ar C'hrist a zo marô en vên.

## CHAB. III.

1 O Calated diskiant, piou en deus ho touellet evit na sentfac'h ked oud ar ouirionez, *c'hous* dirag daon-lagad pere eo bet Jesus Christ crusiflet discouezet sclêr en ho touez?

2 An dra-ma hep-ken a fell d'in da ziski diganeoc'h ; Ha dre oberiou al lezen eo hoc'h eus resevet ar Spered, pe dre zelaouidigez ar feiz?

3 Ha c'hou a zo ken diskiant? o veza commanset er Spered, ha peûr-ober a rit-hu brema dre ar c'hig?

4 Ha souffret hoc'h eus-hu kemend a draou en vên? mar *d-eo* coulsgoude en vên.

5 Hen eta pehini a fournis deoc'h ar Spered, hag a ra burzudou en ho touez, hag e *ober a ra* dre oberiou al lezen pe dre zelaouidigez ar feiz?

6 Evel ma credaz Abraham da Zoue, hag e oe countet dezan evit justis ;

7 Gouezit eta penaos ar re *a zo* eus ar feiz, ar re-ze a zo mipien da Abraham

8 Hag ar Scritur, o ragouelet penaos e raje Doue justifia ar jentiled dre ar feiz, a brezegaz an aviel araog da Abraham, o lavaroud, An holl nasionou a vezo benniget enoud.

9 Evel-se 'ta ar re a zo eus ar feiz, a zo benniget gand Abraham ar fidel.

10 Rag kement hini hag a zo eus a oberiou al lezen, a zo dindan ar valloz : rag scrivet eo ; Milliget eo kemend hini ha n'en em gendalc'h ked en holl draou pere *a zo* scrivet e levr al lezen, evid ober anezei.

11 C'hoas, penaos hini ebed n'eo justifiet dirag Doue dre al lezen, a zo anat ; rag, Ar just a vevo dre ar feiz.

12 Hogen al lezen n'ema ked eus ar feiz ; mes, An hini a ra an traou-ma, a vevo drezei.

13 Ar C'hrist en deus hon dapreneteus a valloz al lezen, o veza bet grêt malloz evidomp (rag scrivet eo ; Milliget eo kemend hini *a zo* crouget oud ar pren)

14 Evit ma teuje bennoz Abraham war ar jentiled dre ar C'hrist Jesus ; evit ma resevchemp ar bromessa eus ar Spered dre ar feiz.

15 Breudeur, comza a ran hervez ao den ; Petra-benag *na ve* nemed alhans un den, pa ve confirmet, den oa ra terri anezan, nag ajoutioutan.

16 Hogen ar bromessaou a oe lavaret da Abraham ha d'e had. Na lavar ket ; Ha da hadou, evel eus a veûr a hini; mes evel eus a unan, Ha d'az had, pehini eo ar C'hrist.

17 Dre-ze setu ar pez a lavaran, *evid* an allians a oa confirmet araog gand Doue er C'hrist, penaos al lezen, pehini a oa pevar c'hant bloaz ha tregont goude, na hell ket he annuli, evit renta ar bromessa dieffet.

18 Rag, mar *d-eo* an heritach dre al lezen, n'*ema* mui dre ar bromessa · hogen Doue *her* roaz da Abraham dre ar bromessa.

19 Da betra 'ta ema al lezen ? Ajoutet eo bet abalamour da dransgressionou, bete ma teue an had da behini e oa gred ar bromessa ; hag e oa ordrenet dre eled, en dorn un hanterour.

20 Hogen un hanterour n'eo ked eus a unan hep-ken ; mes Doue a zo unan.

21 Hag al lezen eta *a zo* a-enep promessaou Doue ? E nep doare : rag ma vije bet roed ul lezen hag a helje rei ar vuez, a-dra-gour ar justis a vije dre al lezen.

22 Mes ar Scritur e deus ranfermet an holl assambles dindan ar pec'hed, evit ma vije ar bromessa dre feiz Jesus Christ roed d'ar re a gred.

23 Mes araog ma oe deued ar feiz , e oamp mired en dalc'h dindan al lezen, ranfermet assambles evid ar feiz, pehini a dlie beza dizoloet.

24 Evel-se al lezen a zo bet hor bugel-gelener d'*hon digas* d'ar C'hrist , evit ma vijemp justifiet dre ar feiz.

25 Mes ar feiz o veza deuet , n'emomp mui dindan ar bugel-gelener.

26 Rag c'houi holl a zo mipien Doue dre feiz er C'hrist Jesus

27 Rag kemend hini ac'hanoc'h hag a zo bet badezet d'ar C'hrist, en deus gouisket ar C'hrist.

28 N'eus na Judeô, na Grek; n'eus nag esclav, na libr ; n'eus na goaz, na maouez ; rag c'houi holl a zo unan er C'hrist Jesus.

29 Ha mar d-oc'h d'ar C'hrist, neuze emoc'h had Abraham , hag heritourien hervez ar bromessa.

## CHAB IV.

1 Hogen me a lavar, penaos keit ha ma eo bugel an heritour, na ziffer e netra diouc'h un esclav, petra-benag ma eo aotrou eus a bep-tra ,

2 Mes bez' ema dindan gouarded ha mererien, beteg an amzer merket gand an tad.

3 Evel-se ive ni, pa oamp bugale, bez' e oamp en esclavach dindan kenta-genteliou ar bed :

4 Hogen pa eo deuat leunder an amzer, Doue a gasaz

e Vab, ganet eus a ur oureg, grêd dindan al lezen,

5 Evit ma tasprenje ar re dindan al lezen, evit ma resevchemp-ni an adopsion a vipien.

6 Ha dre emoc'h mipien, Doue en deus caset Spered e Vab en ho calonou, o cria; Abba, Tad.

7 Dre-ze n'emoud kên un esclav, mes ur mab. hogen mar d-oud ur mab, neuze *emoud* un heritour eus a Zoue dre ar C'hrist.

8 Hogen neuze evit-gouir, pa na anavezec'h ked Doue, e servichec'h ar re pere n'int ked douced dre natur.

9 Mes brema, pa hoc'h eus anavezet Doue, pe kentoc'h, emoc'h anavezet gand Doue, penaos e tistroit-hu c'hoas d'ar c'henta-kentelíou gouan ha paour-ze, da bere e fell deoc'h adare beza en esclavach?

10 C'houi a vir gand aked an deisiou, hag ar misiou, hag an nevez-loariou, hag an amzeriou, hag ar bloasiou.

11 Bez' em eus aoun diwar ho pen, n'am be labouret evidoc'h en vên.

12 Breudeur, me ho ped, bezit eveldoun, rag me *a zo* eveldoc'h: n'hoc'h eus grêd droug e-bed d'in.

13 C'houi a óar penaos dre ouander ar c'hig e prezegiz deoc'h an aviel er pen-kenta.

14 Ha va eprouv pehini *a oa* em c'hig na zisprijoc'h ket, ha *n'am* rejetjoc'h ket kên nebeud; mes reseò a rejoc'h ac'hanoun evel un êl a Zoue, evel ar C'hrist Jesus.

15 Petra neuze e oa hoc'h eurusded? rag me a zoug testeni deoc'h penaos, ma *vije* possubl, ho pije tennet ho taou-lagad hoc'h unan, ha roed anezei d'in-me.

16 Ha deued oun-me 'ta da enemi deoc'h, en eul lavaroud deoc'h ar ouirionez?

17 Leun int a zêl evidoc'h, *mes* ne ket mâd; hogen felloud a ra dezei hon derc'hel er meas, evit ma vec'h leûn a zêl evitei.

18 Hogen mâd *eo* beza *leûn* a zêl evid ar mâd bepred, ha nan hep-ken pa'z oun prezant ganeoc'h.

19 Va bugale vihan, eus a here emoun c'hoas er boan a c'hanedigez, bete ma vezo formet ar C'hrist enoc'h,

20 Me a garre beza prezant ganeoc'h brema, ha da chench va langach; rag en goall-zouetans emoun diwar ho pen.

21 Livirid d'in, c'houi pere a fell deoc'h beza dindan al lezen, ha na ententit hu ked al lezen?

22 Rag scrived eo, penaos Abraham en deus bet daou vab, unan eus ar plac'h-esclav, hag egile eus ar *oureg-libr*.

23 Mes evit-gouir an hini *a oa* eus ar plac'h-esclav, a oe ganet hervez ar c'hig;

mes an hini eus ar oureg-libr, dre ar bromessa.

24 An traon-ze a zo un allegori : rag ar re-ze eo an diou allians : unan, evit-gouir, eus a venez Sina, hag a c'hân d'an esclavach, pehini eo Agar.

25 Rag Agar eo menez Sina en Arabia, hag a gorrespond d'ar Jerusalem a-vrema, hag ema en esclavach gant he bugale.

26 Mes ar Jerusalem d'an neac'h eo ar *oureg*-libr, pehini eo hor mam-ni holl.

27 Rag scrivet eo ; En em rejouis, brec'han, pehini na c'hanez ket ; strac ha cri, *te* pehini n'oud ked en poan evit genel ; rag caiz muioc'h a vugale e deus an hini zilezet, eged an hini e deus an ozac'h.

28 Hogen ni, breudeur, evel Isaac, a zo bugale ar bromessa.

29 Hogen evel neuze, an hini a oa ganet hervez ar c'hig a bersecute an hini *a oa ganet* hervez ar Spered, evel-se *ema* ive brema.

30 Hogen petra a lavar ar Scritur? Caa er meas ar plac'h-esclav hag he mab ; rag mab ar plac'h esclav na herito ket gand mab ar *oureg*-libr.

31 Evel-se 'ta, breudeur, n'omp ket bugale ar plac'h-esclav, mes ar *oureg*-libr.

## CHAB. V.

1 Rag-se choumit stard el liberte gant pehini en deus ar C'hrist hor rentet libr, ha na vezit ket dalc'het adare dindan geô an esclavach.

2 Setu me, Paol, a lavar deoc'h, penaoz ma veot trodrouc'het, ar C'hrist na dalvezo netra deoc'h.

3 Hag ouc'h-pen, testenia a ran da gemend den a drodrouc'her, penaos eo dleour da ober an holl lezen.

4 Ar C'hrist a zo deued didalvez en ho kenver c'houi, pere en em justifi dre al lezen ; couezet oc'h eus ar c'hras.

5 Mes ni dre ar Spered a c'hortoz an esperans eus ar justis dre ar feiz.

6 Rag er C'hrist Jesus an trodrouc'h na dâl netra, nag an didrodrouc'h ken nebeud, mes feiz o labourat dre garantez.

7 Redec a reac'h ervad : piou en deus hoc'h ampechet, evit na zentfac'h ked oud ar ouirionez ?

8 An atiz ze na *zeu* ked eus an hini en deus ho calvet.

9 Un nebeut goell a laka da c'hoi an holl doaz.

10 Be' em eus fisians diwar ho pen dre an Aotrou, penaos n'ho pezo ked a venoz all : mes an hini a droubl ac'hanoc'h a zougo barnedigez, piou-benag eo.

11 Hogen me, breudeur, mar prezegan c'hoas an trodrouc'h, perag oun-me c'hoas persecutet? A-dra-sûr an

abec-a-lam eus ar groaz a zo lamet kouit.

12 Me a venfe e ve memes lamet kouit ar re a droubl ac'hanoc'h.

13 Rag c'houi, breudeur, a zo bet galvet d'al liberte : seulamant *n'en em zervichit* ked eus al liberte-ze da occasion evid ar c'hig, mes dre garantez servichit an eil egile.

14 Rag an holl lezen a zo leuniet en ur gomz hep-ken, en hon-ma ; Caroud a ri da nesa evel-doud da-unan.

15 Mes mar grit danta ha devori an eil egile, likid evez na vec'h distrujet an eil gand egile.

16 Me a lavar eta ; Baleit er Spered, ha na accomplissit ket c'hoantou ar c'hig.

17 Rag ar c'hig a c'hoanta a-enep ar Spered, hag ar Spered a-enep ar c'hig ; hag ar re-ma a zo contrel an eil d'egile, en hevelep doare na rit ked an traou hag a felfe deoc'h.

18 Mar d-oc'h conduiset gand ar Spered, n'emoc'h ked dindan al lezen.

19 Hogen oberiou ar c'hig a zo anat, pere a zo ; An avoultriach, ar fornicasion, al louzdoni, al luhrsite,

20 An idolatrach, ar sorselach, ar gasoniou , ar c'hereliou, ar jalouzi, ar goler, ar rendaelou, an divisionou, an heresiou,

21 An anvion, al lazerezou, ar vezvention, an dirollou, hag an traou henvel ; diwarhen pere e lavaran deoc'h araog, evel ma em eus ive lavared dija, penaos ar re a ra ar sort traou-ze na herittint ket rouantelez Doue.

22 Mes frouez ar Spered eo argarantez, ar joa, ar peoc'h, an hir-c'houzanvidigez, an dousder, ar vadelez , ar fidelite, an hegaraded, an demperans :

23 A-enep ar sort traou-ze n'eus ked a lezen.

24 Hogen ar re a zo d'ar C'hrist, o deus crucifiet ar c'hig, gand e ioulou hag e c'hoantou

25 Mar bevomp er Spered, baleomp ive er Spered.

26 Na c'hoantaomp ked ar gloar vên, oc'h en em flemina an eil egile, o tougen anvi an eil d'egile.

## CHAB. VI.

1 Breudeur, ha mar tigouez da un den coueza en ur goall-benag, c'houi, ar re speredus, eennit-hen gand ur spered a zousder ; o lakaad evez ouzid da-unan, gand aoun na vez-te ive tentet.

2 Dougit bec'hiou an eil egile, hag evel-se accomplissit lezen ar C'hrist.

3 Rag mar cav da bini ez eo hen un dra-benag, pa n-eo netra, en em drompl e-unan.

4 Hogen ra eprouvo pep bini e œuvr e-unan, ha neuze

e cavo meulendi ennan e-unan hep-ken, ha nan en un all.

5 Rag pep hini a zougo e veac'h e-unan.

6 An hini a zo kelenet er ger, ra roi lod eus a beptra mâd d'an hini a gelen anezan.

7 N'en em dromplit ket; na rer ked a c'hoab eus a Zoue: rag pe dra henag eo a had an den, an dra-ze ive eo a vedo.

8 Dre ze an hini a had en e gig e-unan, a vedo eus ar c'hig ar vreinadurez; mes an hini a had er Spered, a vedo eus ar Spered ar vuez eternel.

9 Na scuizomp ked eta oc'h ober vâd; rag er sezon dleed e vedimp, ma n'en em laoskaomp ket.

10 Rag-se en-dra ma hon eus an occasion, greomp vâd d'an holl, mes dreist-holl d'ar re a zo eus a diegez ar feiz.

11 Goueled a rit pebez lizer braz em eus scrivet deoc'h gant va dorn va unan.

12 Kement holl hag a c'hoanta en em gaeraad er c'hig, na rediont ked ac'hanoc'h da veza trodrouc'het, nemed evit na vent ket persecutet abalamour da groaz ar C'hrist.

13 Rag ar re memes hag a ra en em drodrouc'ha, na viront ked al lezen; mes c'hoant o deus e vec'h trodrouc'het, evit ma rafend en em c'hlorifia en ho kig.

14 Mes biken na c'hoarvezet d'in en em c'hlorifia, nemed e croaz hon Aotrou Jesus Christ, dre hehini ema ar bed crusifiet d'in-me, ha me d'ar bed.

15 Rag en Jesus Christ an trodrouc'h na dâl netra, nag an didrodrouc'h ken neheud, mes ur c'hrouadur nevez.

16 Ha kemend hini hag a vale hervez ar reol-ma, peoc'h warnezei, ha trugarez, ha war an Israel a Zoue.

17 Diwar-vrema na droublet den ac'hanoun; rag dougen a ran em c'horf merkou an Aotrou Jesus Christ.

18 Breudeur, *ra vezo* gras hon Aotrou Jesus Christ gant ho spered. Amen.

---

# LIZER PAOL, ABOSTOL,

## D'AN EFEZIED.

### CHABISTR I.

1 Paol, abostol Jesus Christ dre volonte Doue, d'ar zent a zo en Efezus, ha d'ar gredenien er C'hrist Jesus.

2 Gras deoc'h ha peoc'h digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

3 Benniget *ra vezo* Doue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ, pehini en deus hor benniget gant peb bennoz spirituel el *lec'hiou* celestiel er C'hrist;

4 Hervez ma en deus hor choaset ennan araog fondasion ar bed, evit ma vijemp santel ha divlam diragan er garantez:

5 Pehini en deus hor predestinet d'an adopsion a vipien dezan e-unan, dre Jesus Christ, hervez ar ioul-vâd eus a volonte,

6 Da veuleudi ar gloar eus e c'hras, dre behini en deus hor rentet agreabl er C'haretmâd;

7 E pehini hon eus an dasprenadurez dre e ouâd, ar pardon eus ar bec'hejou, hervez pinvidigesiou e c'hras;

8 E pehini en deus founet en hor c'hever e pep furnez ha skiant-vâd;

9 O veza roed da anaoud deomp ar mister eus e volonte, hervez e ioul-vâd, pehini en doa arretet araog ennan e-unan;

10 Penaos er renadurez eus a leunder an amzeriou, e raje dastum assambles en unan an holl draou er C'hrist, kên an traou a zo en envou, kên an traou a zo war an douar, dindan-an:

11 E pehini ive hon eus heritet, o veza predestinet hervez ar resolusion eus an hini hag a ra an holl draou hervez conseil e volonte e-unan;

12 Evit ma vezimp da veuleudi e c'hloar, ni pere hon eus ar c'henta esperet er C'hrist.

13 E pehini *emoc'h* ive c'houi, o veza clevet ger ar ouirionez, aviel ho silvidigez: e pehini ive, goude ma hoc'h eus credet, oc'h bet sielet gant Spered-Santel ar bromessa,

14 Pehini eo an arrez eus hon heritach, beteg an dasprenadurez eus ar *re* prenet, da veuleudi e c'hloar.

15 Abalamour da ze, me ive, o veza clevet eus ho feiz en Aotrou Jesus, hag eus *ho* carantez evid an holl zent,

16 Na baouezan ked da renta grasou evidoc'h, oc'h ober mansion ac'hanoc'h em pedenou,

17 Ma rai Doue hon Aotrou Jesus Christ, Tad ar gloar, rei deoc'h ar spered a furnez hag a ziscuzedigez, en anaoudegez anezan;

18 Evit, o veza sclerijenet daou-lagad ho calon, ma anavezot petra eo an esperans eus e c'halvedigez, ha petra eo pinvidigesiou ar gloar eus e heritach e-touez ar zent,

19 Ha petra *eo* brasder immans e c'halloud en hor c'hever-ni pere a gred, her-

vez oberidigez ar c'halloud eus e nerz,

20 Pehini en deus operet er C'hrist, pa en deus e resussitet dioud ar re varô, hag en deus e lekeed a-zeou dezan el *lec'hiou* celestiel,

21 Pell dreist pep prinselez, pa puissans, ha nerz, hag aotrouniez, ha pep hanô a hanvër, nan hep-ken er bed-ma, mes ive en hini da zont;

22 Hag en deus lekeet pep-tra dindan e dreid, hag en deus e etablisset da ben dreist pep-tra d'an iliz,

23 Pehini eo e gorf, ar leunder eus an hini hag a ra leunia an holl en holl.

## CHAB. II.

1 Ha c'houi, pa oac'h marô en ho couallou hag en ho pec'hejou,

2 E pere goueich-all e valeec'h bervez kiz ar bed-ma, bervez prins galloud an ear, ar spered pehini a labour brema e bugale an dizentidigez :

3 E-touez pere ive e oa hor c'homportamant-ni holl goueich all, e ioulou hor c'hig, oc'h ober ar c'hoantou eus ar c'hig hag eus ar sonjesonou; hag e oamp dre natur bugale ar goler, evel ar re all :

4 Mes Doue, pehini a zo pinvidic a trugarez, dre e garantez vraz gant pehini en deus hor c'haret,

5 Ha pa oamp marô er pec'hejou; en deus ken-veôeet ac'hanomp gand ar C'hrist (dre c'hras eo emoc'h salvet),

6 Hag en deus *hor* c'henresussitet, hag en deus hol lekeed da gen-azeza el *lec'hiou* celestiel er C'hrist Jesus;

7 Evit ma tiscouesche en oadou da zont ar binvidigesiou immans eus e c'hras, dre *e* vadelez en hor c'henverni, er C'hrist Jesus.

8 Rag dre c'hras eo emoc'h salvet, dre ar feiz : ha kementse ne ked ac'hanoc'h hoc'h-unan; donezon Doue *eo* :

9 Nan eus an oberiou, evit na rafe den en em c'hlorifia.

10 Rag e labour omp, o veza crouet er C'hrist Jesus evid an oberiou mâd, pere en deus Doue preparet araog, evit ma valefemp ennei.

11 Dre ze ho pezet sonch penaos, o *veza* ma oac'h goueich all jentiled er c'hig, pere a zo galvet an didrodrouc'h, gand ar pez a zo galvet an trodrouc'h grêd er c'hig gand an dorn,

12 E oac'h en amzer-ze heb ar C'hrist, o veza ermesidi eus a republic Israel, hag estranjourien e-kenver alliansou ar bromessa, o veza heb esperans hag heb Doue er bed.

13 Mes brema er C'hrist Jesus, c'houi pere goueich all a oa pell, a zo digaset tost dre ouâd ar C'hrist.

14 Rag hen eo hor peoc'h,

pehini en deus grêd an daou unan, hag en deus discaret moger-greiz ar zeparasion;

15 O veza abolisset dre e gig an inimitie, al lezen a c'horc'hemenou *dalc'het* en ordrenansou; evit ma raje croui ennan e-unan eus a zaou un den nevez hep-ken, oc'h ober peoc'h;

16 Ha ma adunvanje anezei o daou en ur c'horf gand Doue, dre ar groaz, o veza lazet drezi an inimitie.

17 Hag o veza deuet, hen en deus annonset kelou mâd a beoc'h deoc'h-hu ar re bell, ha d'ar re dost.

18 Rag drezan eo hon eus digemer an eil hag egile etrezeg an Tad, er memes Spered.

19 Brema 'ta n'emoc'h mui estranjourien ha diavesidi, mes ken-vourc'hisien gand ar zent, hag eus a diegez Doue:

20 O veza savet war fondamant an ebestel hag ar brofeded, Jesus Christ e-unan o veza ar c'henta *mean*-corn;

21 E pehini an holl edifis, o veza frammet ervad assambles, a zaô da dempl santel d'an Aotrou:

22 E pehini emoc'h ive c'houi savet assambles evit choumach da Zoue dre ar Spered.

## CHAB. III.

1 Abalamour da ze me, Paol, *a zo* prizonier Jesus Christ evidoc'h-hu ar jentiled;

2 Ma hoc'h eus clevet eus a vererez gras Doue a zo roed d'in en ho kenver;

3 Penaos dre ziscuzedigez en deus roed da anaoud d'io ar mister (evel ma em eus scrivet araog e nebeut comsiou;

4 Dre benaos, pa lenit, e hellit anaoud va anaoudegez e mister ar C'hrist);

5 Pehini en oadou all na oa ket roed da anaoud da vipien an dud, evel ma eo discouezet brema d'e zantel ebestel hag e brofeded dre ar Spered;

6 Penaos ar jentiled a zo ken-heritourien, hag ur c'hen-gorf, ha ken-gevreneien eus e bromessa er C'hrist, dre an aviel:

7 Eus a behini oun bet grêt ministr, hervez donezon gras Doue a zo bet roed d'in-me, dre an oberidigez nerzus eus e c'halloud:

8 D'in-me, pehini oun nebeutoc'h eged an nebeuta eus an holl zent, eo bet roed ar c'hras-ma, da brezegi etouez ar jentiled pinvidigesiou incomprenabl ar C'hrist;

9 Ha da zisclerià d'an holl petra *eo* communicasion ar mister pehini a oa cuzet a bep amzer en Doue, pehini en deus crouet pep tra dre Jesus Christ;

10 Evit ma ve anavezet brema d'ar brinselezou ha d'ar buissansou el *lec'hiou* celestiel, dre an iliz, ar furnez meur-sort meurbed a Zoue,

11 Hervez an dessein eternel en doa formet er C'hrist Jesus hon Aotrou :

12 E pehini hon eus bardizder ha donedigez gant fisians dre ar feiz anezan.

13 Rag-se reketi a ran n'en em zigaloneksot ked abalamour d'am zrubuliou evidoc'h, ar pez a zo ho cloar.

14 Abalamour da ze me a bleg va daou-lin da Dad hon Aotrou Jesus Christ,

15 Eus a behini an holl famil en env ha war an douar a zo hanvet,

16 Ma roio deoc'h hervez pinvidigesiou e c'hloar, da veza crenveet gant nerz dre e Spered en den a-ziabarz;

17 Ma rai ar C'hrist choum dre feiz en ho calonou,

18 Evit, o veza grisienet ha fontet er garantez, ma veot capabl da gompren gand an holl zent, petra *eo* al led, an hed, an dounder, hag an uhelded,

19 Hag anaoud carantez ar C'hrist, pehini a zo dreist gouiziegez, evit ma veot leuniet gand an holl leunder a Zoue

20 Hogen d'an hini a zo capabl da ober e-leiz meurbed en tu all da gemend holl a c'houlenomp pe a sonjomp, hervez ar buissans a labour enomp,

21 Dezan ar gloar en iliz dre Jesus Christ, en holl generasionou, da amzeriou an amzeriou. Amen.

## CHAB. IV.

1 Rag-se me, ar prizonier en Aotrou, a bed ac hanoc'h ma valeot *din* eus ar c'halvedigez dre pehini oc'h bet galvet,

2 Gant pep humilite ha kunvelez, gant hir-c'houzanvidigez, o supporti an eil egile er garantez.

3 O veza prederius da genderc'hel unvez ar Spered en eren ar peoc'h.

4 Ur seul corf hag ur seul Spered *a zo*, evel ive emoc'h bet galvet da ur seul esperans eus ho calvedigez;

5 Ur seul Aotrou, ur seul feiz, ur seul badisiant,

6 Ur seul Doue ha Tad an holl, pehini *a zo* dreist an holl, ha dre an holl, hag enomp holl.

7 Hogen da bep hini ac'hanomp eo bet roet gras, hervez mezur donezon ar C'hrist.

8 Dre-ze eo e lavar; Pa biniaz d'an neac'h, e casaz captif ur foul a gaptived, hag e roaz donezonou d'an dud.

9 Hogen an dra-ma, pe-naos èo piniet, petra eo se, nemet ma en deus ive diskenet da genta e kevrenou izela an douar?

10 An hini a ziskenaz a zo ar memes hini hag a zo ive piniet dreist an holl envou, evit ma leunfe pep tra.

11 Hag hen en deus roet lod, ebestel; ha lod, profeded; ha lod, avielerien; ha lod, mesaerien ha kelenerien;

12 Evit parfetedigez ar zent, evit labour ar servich, evid edificasion corf ar C'hrist;

13 Bete ma parvenimp holl da unvez feiz hag anaoudegez Mab Doue, da un den parfet, da vezur ar vent eus a leunder ar C'hrist

14 Evit na vezimp mui bugaligou, douget ha troet ama hag a-hont gant peb avel a gelenadurez, dre dromplerez an dud, *ha* dre ijin ar rus, evit trompla dre droidel;

15 Mes o lavaroud ar ouirionez er garantez, ma creskimp e pep tra ennan, pehini eo ar pen, ar C'hrist;

16 Eus a behini ar c'horf holl, o veza frammet arvad hag unanet assambles dre ar pez a fournis an holl vellou, hervez an oberidigez efficas e mezur peb darn, a ra creskadurez ar c'horf, evid en em zevel e-unan er garantez.

17 Rag-se setu ama ar pez a lavaran hag a destenian en Aotrou, penaos na valeot mui evel ma vale ar jentiled all, er vantite eus o zonjesonou,

18 O veza tevaleed *o* spered, o veza estranjourien d'ar vuez a Zoue, dre an ignorans a zo ennei, dre galeder o c'halon;

19 Pere o veza collet pep santimant, a zo en em abandonet d'an diroll, evid ober pep louzdoni gand ur ioul direiz.

20 Hogen c'houi n'hoc'h eus ked desket evel-se ar C'hrist;

21 Ma hoc'h eus evit-gouir clevet anezan, ha mar d-oc'h bet desket drezan, evel ma ema ar ouirionez en Jesus;

22 Penaos, e-kenver ar gomportamant diaraog, e reot lemel an den coz, pehini a zo breinet hervez ar c'hoantou tromplus;

23 Hag en em nevezi e spered hoc'h enteutamant;

24 Ha gouiska warnoc'h an den nevez, pehini hervez Doue a zo crouet en ceunder ha gouir zantelez

25 Dre-ze o teurel kouit ar gaou, ra lavaro pep hini ar ouirionez d'e nesa; rag izili omp an eil eus egile.

26 Buanekait, ha na bec'hit ket: na guzet ked an heol war ho puanegez;

27 Ha na roit ked a lec'h d'an diaoul.

28 An hini a laere, na laeret mui; mes kentoc'h ra rai labourat, oc'h ober gand e zaouarn ar pez a zo mâd, evit m'en devezo peadra da rei d'an hini en deus ezom.

29 Na zeued er meas eus ho kenou comz vrein e-bed; mes ar pez a zo mâd evit servichoud da edifia, evit ma roio gras d'ar re a zelaou.

30 Ha na dristait ket Spered-Santel Doue, dre behini oc'h bet sielet evid deiz an dasprenadurez.

31 Ra vezo lamet eus ho touez pep c'houervder, ha buanegez, ha coler, ha criaden,

ha droug-comz, gant peb drougiez;

32 Mes bezit mâd an eil d'egile, truezus, o pardoni an eil d'egile, memes evel ma en deus Doue pardonet d'eoc'h abalamour d'ar C'hrist.

## CHAB. V.

1 Rag-se bezit hevelerien eus a Zoue, evel bugale caret mâd;

2 Ha baleit er garantez, memes evel ma en deus ar C'hrist hor c'haret, hag eo en em roed e-unan evidomp, da offrans ha da zacrifis da Zoue a odeur a c'houes-vâd.

3 Mes an avoultriach, ha peb impurite, hag an avariste, na vezent ket hanvet en ho touez, evel ma eo deread da zent;

4 Nag hudurnez, na comsiou foll, na farserez, traou ha na gonvenont ket; mes kentoc'h acsionou a c'hras.

5 Rag c'houi a oar an drama, penaos den avoultr e-bed, na den impur, na den avar, pehini a zo un idolatour, n'en deus ked a heritach e rouantelez ar C'hrist ha Doue.

6 Na drompled den ac'hanoc'h gant comsiou vên; rag abalamour d'an traou ze eo e teu coler Doue war vugale an dizentidigez.

7 Rag-se c'houi na vezit ket ken-lodec gantei.

8 Rag goueich all e oac'h tevalien, mes brema *emoc'h* goulou en Aotrou: baleit evel bugale ar goulou;

9 (Rag frouez ar Spered *a zo* e pep-sort madelez, ha justis, ha gouirionez,)

10 Oc'h eprouvi ar pez a zo agreabl d'an Aotrou.

11 Ha n'ho pezet ked a lod en oberiou difrouez an devalien, mes kentoc'h tamallit *anezei.*

12 Rag mezus eo memes lavaroud an traou a reont e cùz.

13 Hogen an holl draou da veza tamallet a zo discouezet gand ar goulou: rag kement tra hag a ra discouez, a zo goulou.

14 Abalamour da ze e lavar, Dihun te pehini a gousk, ha saô dioud ar re varô, hag ar C'hrist a c'houlaouo ac'hanod.

15 Gouelit eta penaos e valeot gand evez, nan evel tud foll, mes evel tud fùr,

16 O prena an amzer, rag an deisiou a zo fall.

17 Abalamour da ze na vezit ket hep poell, mes comprenit petra *eo* bolonte an Aotrou.

18 Ha na vezvit ket gant gouin, e pehini ema diroll; mes bezit leuniet eus ar Spered,

19 O comza etrezoc'h dre salmou, hag himnou, ha canaouenou spirituel, en eur gana hag en eur salmi en ho calon d'an Aotrou;

20 O renta grasou bepred avit pep tra, en hanô hon Aotrou Jesus Christ, da Zoue hag *an* Tad;

21 Oc'h en em zoumeti an eil d'egile e doujans Doue.

22 Groagez, en em zoumetit d'hoc'h ezec'h, evel d'an Aotrou;

23 Rag an ozac'h eo pen ar oureg, evel ma *eo* ar C'hrist ive ar pen eus an iliz, hag ez eo hen e-unan Salver ar c'horf.

24 Dre-ze evel ma ema an iliz soumis d'ar C'hrist, ra vezo ive evel-se ar groagez d'o ezec'h o-unan e pep tra.

25 Ezec'h, carit ho croagez, memes evel ma en deus ar C'hrist ive caret an iliz, ha ma'z eo en em roed e-unan eviti;

26 Evit ma rafe he santifia, o netaad *anezi* er c'hibel a zour er ger;

27 Evit ma lakafe anezi dirágan e-unan un iliz leùn a c'hloar, hep tach e-bed, na roufen, na netra eus ar sort-ze, mes e ve santel ha divlam.

28 Evel-se *e* tle an ezec'h caroud o groagez o-unan evel o c'horfou o-unan. An hini a gàr e oureg, en em gàr e-unan.

29 Rag den n'en deus biscoas caseed e gorf e-unan, mes en deus e vaget hag e antretenet, evel *ma ra* an Aotrou an iliz:

30 Rag ni a zo izili eus e gorf, eus e gig, hag eus e eskern.

31 Abalamour da ze an den a gouitai e dad hag e vam, hag en em unano gand e oureg, hag an daou a vezo ur c'hig hep-ken.

32 Ar mister-ze a zo braz: hogen me a gomz diwarben ar C'hrist hag an iliz.

33 Rag se ive ra garo pep hini ac'hanoc'h e oureg evel-tan e-unan; ha *ra* zoujo ar oureg *he* ozac'h.

## CHAB. VI.

1 Bugale, sentit ouc'h ho tadou hag ouc'h ho mamou en Aotrou, rag an dra-ze a zo just.

2 Enor da dad ha da vam, (pehini eo ar c'henta gorc'hemen gant promessa),

3 Evit ma vezo màd ganez, ha ma vevi pell war an douar.

4 Ha c'houi, tadou, na begasit ket ho pugale; mes savit anezeі e deskadurez hag e kelenadurez an Aotrou.

5 Servicherien, sentit oud ar re a zo *ho* mestrou hervez ar c'hig, gant doujans ha cren, en eeunder ho calon, evel oud ar C'hrist:

6 Nan dre ul lagad-servich, evel plijerien tud; mes evel servicherien ar C'hrist, en eur ober bolonte Doue a galon;

7 Oc'h ober servich a volonte vàd, evel d'an Aotrou, ha nan d'an dud:

8 O c'houzout penaos pe vàd-benag a ra piou-benag, an dra-ze *eo* en devezo digand an Aotrou, daoust hag hen *a zo* esclav pe libr.

9 Ha c'houi, mestrou, grid

ar memes tra en o c'henver, o lezel ar c'hourdrouzou ; o c'houzout penaos ho Mestr c'houi ive a zo en envou, ha na'z eus ked a azaouez evid apparans an dud diragan.

10 A-bend-all, va breudeur, en em grenvait en Aotrou, hag en nerz e c'halloud.

11 Gouiskit armou complet Doue, evit ma hellot resista ouc'h finesaou an diaoul.

12 Rag hor gouren n'ema ked a-enep ar c'hig hag ar goâd, mes a-enep prinselezou, a-enep puissansou, a-enep renerien tevalien ar bed-ma, a-enep ar sperejou droug el *lec'hiou* celestiel.

13 Abalamour da ze kemerit holl armou Doue, evit ma hellot resista en deiz droug ; ha goude beza grêt pep tra, choum en ho sa.

14 Rag-se choumit en ho sa, o veza gourizet ho croazelou en-dro gand ar ouirionez, hag o veza lekeet cuiras ar justis ;

15 Hag o veza arc'hanet ho treid gand ar breparasion eus a aviel ar peoc'h .

16 Dreist kement-se holl, kemerit turen ar feiz, gant pehini e hellot mouga holl zaredou tanus an hini droug.

17 Kemerit ive tok-houarn ar zilvidigez, ha cleze ar Spered, pehini eo ger Doue

18 O pidi hepred gant pep sort peden ha supplicasion er Spered ; en eur veilla da gement-se gant pep perseverans ha supplicasion evid an holl zent ;

19 Hag evidoun-me, evit ma vezo roed d'in al lavar, dre zigeri va genou gand hardizder, evit rei da anaoud mister an aviel,

20 Evit pehini e ran ar garg a gannad er chaden, evit ma comzin anezan gant hardizder, evel ma tlean comza.

21 Hogen evit ma ouezot ive ar pez a zell ouzin, *hag* ar pez a ran, Tikikus, ur breûr caret-mâd, hag ur servicher fidel en Aotrou, a roio da anaoud deoc'h pep tra :

22 Pehini em eus caset deoc'h expres, evit ma ouezot hon afferaou, ha ma consolo ho calonou

23 Peoc'h d'ar vreudeur, hag ar garantez gand ar feiz, digand Doue an Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

24 Gras gand ar re holl a gâr hon Aotrou Jesus Christ er glanded. Amen.

# LIZER PAOL, ABOSTOL,

## D'AR FILIPPIED.

### CHABISTR I.

1 Paol ha Timoteus, servicherien Jesus Christ, d'an holl zent en Jesus Christ pere a zo en Filippos, gand an evesidi hag ar zervicherien :

2 Cras ha peoc'h deoc'h digand Doue hon Tad ha *digand* an Aotrou Jesus Christ.

3 Renta a ran grasou d'am Doue ken alies ha ma teu sonch d'in ac'hanoc'h,

4 Bepred e peb peden a ran evidoc'h holl en eur ober reket gant joa,

5 Abalamour d'ho ken-lodedigez en aviel abaoe an deiz kenta bete vrema ;

6 O veza assuret euaan drama, penaos an hini en deus commanset enoc'h un œuvr våd, a rai he feûr-ober bete deiz Jesus Christ :

7 Evel ma eo just d'in caoud ar zantimant-ze ac'hanoc'h-hu holl, dre ma em eus ac'hanoc'h em c'halon, hag o veza em liamou, hag *en* difen hag ar gonfirmasion eus an aviel, emoc'h holl ken-lodeien ganen eus ar c'hras :

8 Rag Doue a zo test d'in pegement e caran ac'hanoc'h holl en antreilou Jesus Christ.

9 Hag an dra-ma eo a bedan, ma cresko ho carantez mui-oc'h-vui e gouiziegez hag e pep santimant.

10 Evit ma reot an eprouveus an traou a zo ecselant, evit ma veot gourion hag heb abec-a-lam bete deiz ar C'hrist ;

11 O veza leuniet a frouezou ar justis, pere *a zo* dre Jesus Christ, evid ar gloar hag ar meulendi a Zoue.

12 Hogen me a fell d'in, breudeur, e ouefac'h penaos kemend a zo c'hoarvezet ganen, a zo troet kentoc'h evid avansamant an aviel ;

13 En hevelep doare ma ema va ereou evid ar C'hrist anad en holl lez, hag *en* holl *lec'hiou* all :

14 Ha meûr a hini eus ar vreudeur en Aotrou, o caout fisians dre va ereou, a zo calz muioc'h hardiz da brezegi ar ger heb aoun.

15 Ge' a zo lod evit-gouir hag a brezeg ar C'hrist memes dre anvi ha rendael, ha lod ive a volonte våd.

16 Ur re a brezeg ar C'hrist dre gontansion, non-pas gand eeunder, o sonjal ajouti afflicsion d'am ereou ;

17 Mes ar re-all dre garan-

tez, o c'houzout penaos oun lekeed evid difen an aviel.

18 Petra 'ta? coulsgoude en pe giz-benag e ve, daoust en apparans, pe en gouirionez, ar C'hrist a zo prezeget; hag en em rejouissa a ran en se, hag en em rejouissa a rin.

19 Rag me a oar penaos kement-se a droio d'in evit silvidigez dre ho pedenou, ha dre zicour Spered Jesus Christ,

20 Hervez va gortoz ferm ha va esperans, penaos na vezin ket mezekeet e netra, mes *penaos* gant peb hardizder, evel bepred, evel-se ive brema, e vezo magnifiet ar C'hrist em c'horf, daoust dre ar vuez, daoust dre ar marô.

21 Rag evidoun da veva *eo* ar C'hrist, ha mervel *a zo* ur gounid.

22 Hogen mar bevan er c'hig, en dra-ma *eo* ar frouez eus va labour: ha petra da choas, na ouzon ket:

23 Reg gouasket oun eus an deou *du*, o veza ma em eus c'hoant kouitaat, ha beza gand ar C'hrist, abalemour me eo calz gouelloc'h;

24 Mes choum er c'hig *a zo* muioc'h necesser, abalamour deoc'h.

25 Hag o caoud ar fisians-ze, me a oar e vevin, hag e choumin ganeoc'h holl, evit ho creskadurez ha joa ar feiz;

26 Evit ma founo ho levenez er C'hrist abalamour d'in dre va donedigez d'ho caoud adare.

27 Seulamant en em renit en un doare dîn eus a aviel ar C'hrist, evit pe ha me a zeuo hag ho kouelin, pe mar bezin absant, e clevin diwar ho pen penaos e choumit ferm er memes spered, eus a un ene, o combati assambles evid ar feiz eus en aviel;

28 Hag hep beza spountet e netra gand hoc'h enchourien; ar pez a zo evitei ur sin anad a gollidigez mes evidoc'h a zilvidigez, ha kement-se a berz Doue.

29 Rag roed eo deoc'h a c'hras e-kenver ar C'hrist, nan hep ken da gridi ennan, mes ive da zoufr evitan;

30 O caoud er memes combat hag hoc'h eus gouelet enoun, hag a glevit brema *a zo* enoun.

## CHAB. II.

1 Rag-se ma *ez eus* consolasion e-bed er C'hrist, ma *ez eus* soulajamant a garantez e-bed, ma *ez eus* communion e-bed eus ar Spered, ma *ez* eus antreihou ha truezou tener e-bed,

2 Leunit va joa, evit ma ho pezo an bevelep sonch, o caoud ar memes carantez, unvanet a ene, eus ar memes santimant.

3 Na *rit* netra dre gontansion pe ur gloar vên; mes dre humilite a galon ra rai

an eil istim egile gouelloc'h eged hoc'h-unan.

4 Na zellet ket pep-hini oud e draou e-unan, mes pep-hini ive out traou ar re all.

5 Ho pezet eta enoc'h ar zantimant-ma, pehini a oa ive er C'hrist Jesus;

6 Pehini, o veza en doare a Zoue, n'en deus ked e varnet un alouberez beza ingal da Zoue;

7 Mes hen en em zisteraaz e-unan, en eur gemeret doare ur servicher, o veza bet graet hervez heveledigez an dud:

8 Hag o veza cavet a-zoare evel un den, hen en em izelaaz e unan o tond da veza sentus beteg ar marô, memes marô ar groaz.

9 Abalamour da ze ive Doue en deus hueleet meurhed anezan, hag en deus roed dezan un hanô pehini a zo dreist pep hanô;

10 Evit ma rafe peb glin plega en hanô Jesus, eus ar *re* a zo en env, ha war an douar, ha dindan an douar:

11 Hag e rale pep teod conves penaos Jesus Christ *a zo* Aotrou, evit gloar Doue an Tad.

12 Dre-ze, va c'haret màd, evel ma hoc'h eus sentet hepred, nan evel em prezans hep-ken, mes brema calz muioc'h em absans, gand aoun ha eren peûr-c'hrit labour ho silvidigez hoc'h-unan.

13 Rag Doue eo a ra ober enoc'h hag ar volonte hag an oberidigez hervez e ioul-vàd

14 Grit pep tra hep murmurion hag heb disputon;

15 Evit ma veot divlam ha dizroug, bugale Doue, didamal e creiz ur ras gorrompet ha fallacr, e-touez pere e lugernit evel goulaouenou er bed;

16 O terc'bel a-zirag ger ar vuez; evit va joa e deiz ar C'hrist, penaos n'am eus ket redet en vên, na labouret en vên.

17 Ha memes ma ven scuilet war ar sacrifis hag an offrans eus ho feiz, en em laouenaad a ran, hag en em rejouissan ganeoc'h holl

18 Abalamour d'an hevelep *tra*, en em laouenait ive c'houi, hag en em rejouissit ganen.

19 Hogen me a esper en Aotrou Jesus Christ, e casin hep-dale Timoteus d'ho caout, evit ma vezin-me ive frealzet pa anavezin hoc'h afferaou.

20 Rag n'am eus den eus a un hevelep menoz, pehini a gemero soagn sinceramant eus ar pez a zell ouzoc'h

21 Rag an holl a glask ar pez a zo dezet o-unan, ha nan ar pez a zo da Jesus Christ.

22 Hogen c'houi a anaô an eprouv anezan, penaos, evel ur mab *gand* e dad, evel-se eo en deus servichet ganen en aviel.

23 Esperoud a ran eta cas anezan diouc'h tu, kerkent ha ma ouelin penaos e c'hoarvezo ganen.

24 Mes bez' em eus ar fisians en Aotrou penaos e teuin ive va-unan hep-dale.

25 Coulsgoude em eus e gredet necesser cas deoc'h Epafroditus, va breûr ha *va* c'hen-labourer, ha *va* c'hen-vrezelad, mes ho cannad c'houi, hag an hini en deus servichet d'am ezomou.

26 Rag un hirrez vraz en doa ac'hanoc'h holl, hag e oa glac'haret meurbed abalamour ma ho poa clevet penaos e oa bet clanv.

27 Rag evit-gouir bed eo clanv, tost d'ar marô : mes Doue en deus bet truez outan, ha ne ked outan hepken, mes ive ouzin-me, evit n'am be ket tristidigez war dristidigez.

28 Caset em eus anezan abalamour da ze gant mui a hast, evit en eur oueled anezan adare, ma en em rejouissot, hag em bezo nebeutoc'h a dristidigez.

29 Rag-se digemerit anezan en Aotrou gant pep levenez ; hag evid ar sort ze ho pezet un istim vraz :

30 Rag evid œuvr ar C'hrist eo bet tost d'ar marô, hep prederia e vuez, evit ma helje pourvei d'ar mank eus ho servich em c'henver.

## CHAB. III.

1 A-hend-all, va breudeur, en em rejouissit en Aotrou. Scriva ar memes traou deoc'h, d'in-me evit gouir n'*ema* ket poanius, ha deoc'h-bu ema sûr.

2 Likid evez oud ar chas, likid evez oud an droug-oberourien, likid evez oud an trouc'h.

3 Rag ni eo an trodrouc'h, pere a zervich Doue er spered, hag en em c'hlorifi en Jesus Christ, ha n'en em fisiomp ked er c'hig ;

4 Petra-benag ma helfen ive caout fisians er c'hig. Mar soncb da zen all e-bed en deus peadra d'en em fisioud er c'hig, me *em eus* muioc'h ;

5 O veza trodrouc'het an eizved devez, eus a ouen Israel, *eus a* dribu Benjamin, un Hebre eus an Hebreed ; e-kenver al lezen, ur farizian ;

6 E kenver ar zêl, o persecuti an iliz ; e-kenver ar justis a zo el lezen, divlam.

7 Mes an traou a oa d'in ur gounid, ar re-ze em eus istimet ur c'holl, dre ar C'hrist.

8 Hag a-dra-sûr ive, istim a ran an holl draou ur c'holl dre excellans an anaoudegez eus a Jesus Christ va Aotrou, abalamour da behini em eus grêd ar c'holl eus an holl draou, hag ec'h istiman anezei evel teil, evit ma rafen gounid ar C'hrist.

9 Hag e ven cavet ennan, o caout, nan va justis va-unan, pehini *a zo* eus al lezen, mes an hini a zo dre feiz ar C'hrist,

ar justis a zo eus a Zoue dre ar feiz ;

10 Evit ma anavezin anezan, ha galloud e resurrecsion, ha ken-lodedigez e zouffransou, o veza rentet conform d'e varò

11 Evit mar gellin en giz e-bed parveni d'ar resurrecsion dioud ar re varò

12 Ne ked em be dija deuedda-hen, pe e ven dija peùrc'hrêt, mes pourseò a ran, evit ma hellin kemeroud ar *pez* evit pehini ive oun bet kemeret gand ar C'hrist Jesus.

13 Breudeur, na gountan ket va-unan emoun deueddа-hen ;

14 Mes un dra *a ran*, oc'h ancounac'haad an traou pere a zo adren, hag oc'h en em asten en araog d'an traou a zo araog, e redan war-zu ar merk, evid ar priz eus a c'halvedigez Doue er C'hrist Jesus.

15 Rag-se kement hini hag *a zo* parfet, hor bezomp ar zantimant-ma : ha mar sonjit otramant diwarben un drabenag, Doue a zizoloio ive an dra-ze deoc'h.

16 Coulsgoude, evid ar pez da behini omp parvenet, baleomp hervez ar memes reol, hag hor bezomp ar memes menoz.

17 Breudeur, bezit kenhevelerien ac hanoun-me, ha grit evez oud ar re a vale er giz-ze, evel ma hoc'h eus ni evit scouer.

18 Rag be' a zo meûr a hini hag a vale, a bere em eus lavared deoc'h meûr a oueich, ha brema hel lavaran en eur ouela, *penaos int* enemied croaz ar C'hrist ;

19 Ar fin eus a bere *eo* an destrucsion, doue pere eo o c'hov, ha gloar pere *a zo* en o méz, ha pere a ra prederia traou an douar.

20 Rag hor hourc'hizegezni a zo en env ; a be lec'h ive e c'hortozomp ar Salver, an Aotrou Jesus Christ,

21 Pehini a dransformo hor c'horf vil, evit ma teuo henvel a zoare ouc'h e gorf glorius, hervez an oheridigez nerzus-ze dre hehini ec'h hell hen ober d'an holl draou en em lakaad dindan-an.

## CHAB. IV.

1 Dre-ze, va breudeur kêr ha deziret meurbed, va joa ha va c'hurunen, chounit stard evel-se en Aotrou, *re* carel-mâd.

2 Me a hed Evodias, hag e pedan Sintike, da gaoud ar memes santimant en Aotrou.

3 Me az ped ive, te va c'hen-labourer gouirion, da zicour ar groagez-ze pere o deus labouret ganen en aviel, gant Klement ive, hag ar rest eus va c'hen-labourerien a bere an hanoiou a zo el levr a vuez.

4 En em rejouissit hepred en Aotrou : hel lavaroud a ran c'hoas ; En em rejouissit.

5 Ra vezo ho moderasion anavezet gand an holl dud. An Aotrou *a zo* tost

6 Na vezit ket sourcius eus a dra e-bed; mes e pep tra dre heden ha supplicasion, gand acsionou a c'hras, roit da anaoud ho koulenou da Zoue.

7 Hag ar peoc'h a Zoue, pehini a dremen peb ententamant, a viro ho calonou hag ho sonjesonou en Jesus Christ.

8 A-hend-all, breudeur, kement tra-benag *a zo* gouir, kement tra-benag *a zo* venerabl, kement tra-benag *a zo* just, kement tra-benag *a zo* pur, kement tra-benag *a zo* hegarad, kement tra-benag *a zo* a vrûd mâd, ma *ez eus* ur vertuz-benag, ha ma *ez eus* meuleudi-benag, sonjit en traou-ze :

9 Pere ive hoc'h eus desket, ha resevet, ha clevet *diganen*, ha gouelet enounme : grit an traou-ze, ha Doue ar peoc'h a vezo ganeoc'h.

10 Hogen en em rejouisset calz oun en Aotrou, dre ma hoc'h eus brema anfin nevezet ho soagn ac'hanoun; ar pez e pehini e oac'h ive prederius, mes an occasion a vanke deoc'h.

11 Na lavaran ket se abalamour d'*am* dienez, rag desket em eus, en pe stad-benag en em gavan, da veza contant.

12 Me a oar beza izeleet, me a oar ive beza en abondans. En pep lec'h, hag en pep-tra, desket oun da veza leûn ha da veza naounec, da veza en abondans ha da veza en ezom.

13 Me a hell pep tra dre ar C'hrist pehini a nerz ac'hanoun.

14 Coulsgoude mâd hoc'h eus grêt kemeret lod ganen em affliesion

15 Hogen gouezit c'houi ive, Filipped, penaos e penkenta an aviel, pa'z iz kuit eus ar Vasedonia, iliz e-bed n'e doa ked a lod ganen, e kenver rei ha reseô, nemet c'houi hep ken :

16 Rag memes en Tessalonika, e caseboc'h ur oueich hag ous-pen evit va ezomou.

17 Ne ked abalamour ma claskan donezon, mes clask a ran frouez hag a founno evit ho count.

18 Hogen be' em eus pep-tra, hag emoun en abondans : leun oun, o veza resevet gand Epafroditus an traou *caset* ganeoc'h, ur parfum a c'houes vâd, ur sacrifis digemeret gant Doue, hag agreabl dezan.

19 Hogen va Doue a leunio hoc'h holl ezomou, hervez e binvidigesiou, en gloar, en Jesus Christ.

20 Hogen da Zoue hag hon Tad *ra vezo* ar gloar da amzeriou an amzeriou. Amen.

21 Saludit peb sant en Jesus Christ. Ar vreudeur a zo ganen a zalud ac'hanoc'h.

22 An holl zent a zalud ac'hanoc'h, dreist-holl ar re a zo eus a diegez Kesar.

23 *Ra vezo* gras hon Aotrou Jesus Christ gancoc'h holl. Amen.

# LIZER PAOL, ABOSTOL,
## D'AR GOLOSSIED.

### CHABISTR I.

1 Paol, abostol Jesus Christ dre volonte Doue, hag *hor* breür Timoteus,

2 D'ar zent hag ar vreudeur fidel er C'hrist a zo en Kolossa : Gras ha peoc'h deoc'h, digand Doue hon Tad, ha *digand* an Aotrou Jesus Christ,

3 Renta a reomp grasou da Zoue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ, o pidi hepred evidoc'h ;

4 O veza clevet eus ho feiz e Jesus Christ, hag eus ar garantez hoc'h eus evid an holl zent,

5 Dre an esperans a zo mired deoc'h en envou, eus a behini hoc'h eus clevet araog er ger eus a ouirionez an aviel,

6 Pehini a zo deuet beteg enoc'h, evel ive er bed holl, hag a zoug frouezou, evel ive en ho touez, abaoe an deiz e clevjoc'h hag ec'h anaveschoc'h gras Doue e gouirionez:

7 Evel ma hoc'h eus ive desket gand Epafras, hor c'hen-zervicher caret-mâd, pehini a zo evidoc'h ur servicher fidel eus ar C'hrist ;

8 Pehini ive en deus disclériet deomp ho carantez er Spered.

9 Dre-ze ni ive, abaoe an deiz ma hon eus clevet *kement-se*, na baouezomp ked da bidi evidoc'h, ha da c'houlen ma vec'h leuniet eus an anaoudegez eus e volonte e pep furnez hag ententamant spirituel,

10 Evit ma valeot dìn eus an Aotrou, o plijoud *dezan* e pep tra, en eur zougen frouez dre hep-sort œuvr vâd, hag o creski en anaoudegez a Zoue ;

11 O veza crenveet e pep nerz, hervez e c'halloud glorius, da bep pasiantet hag hir-c'houzanvidigez gant joa ;

12 O renta grasou d'an Tad, pehini en deus hor rentet capabl da gaout lod eus a heritach ar zent er goulou :

13 Pehini en deus hon delivret eus a c'halloud an devalien, hag en deus hon transportet da rouantelez Mab e garantez :

14 E pehini hon eus dasprenadurez dre e ouâd, ar pardon eus ar bec'hejou :

15 Pehini eo imach an Doue diouelus, ar c'henta-ganet eus an holl grouaduridigez :

16 Rag drezan eo bet crouet an holl draou pere *a zo* en envou, hag a zo war an douar, an traou gouelus hag an traou diouelus, daoust pe dronou, pe zominasionou, pe brinselezou, pe bussansou : an holl draou a zo bet crouet drezan hag evitan.

17 Hag hen a zo araog pep tra, ha drezan eo e ra an holl draou kenderc'hel.

18 Hag hen eo ar pen eus ar c'horf, eus an iliz : pehini eo ar gommansamant, ar c'henta-ganet eus ar re varô; evit ma vezo ar c'henta en pep tra.

19 Rag plijet eo bed *d'an Tad* e choumfe ennan peb leunder ;

20 Ha da adunvani gantan e-unan an holl draou drezan, o veza grêd ar peoc'h dre ouâd ar groaz, drezan, *a lavaran*, daoust an traou *a zo* war an douar, pe an traou *a zo* en env.

21 Ha c'houi, pere goueich all a oa estranjourien, hag enemied en hoc'h ententamant, dre obertou fall, en deus brema aduovaniet,

22 Er c'horf eus e gig dre ar marô, evit prezanti ac'banoc'h santel, ha divlam, ha didamalus diragan ;

23 Mar kendalc hit fontet ha stabl er feiz, hag hep beza pelleed eus a esperans an aviel, pehini hoc'h eus clevet, ha pehini a zo bet prezeget du bep crouadur *a zo* dindan an env ; eus a behini emounme, Paol, bet grêt servicher.

24 En em rejouissa a ran brema em souffransou evidoc'h, hag e leunian ar rest eus a affliesionou ar C'hrist em c'hig evid e gorf, pehini eo an iliz :

25 Eus a behini emoun grêt servicher, hervez ar garg en deus Doue roed d'in-me en ho kenver, evid discleria deoc'h holl c'her Doue ;

26 Ar mister a zo bet cuzet d'an oajou ha d'ar generasionou, mes a zo brema discleriet d'e zent ;

27 Da bere eo bet plijet da Zoue rei da anaoud petra *eo* pinvidigez ar gloar eus ar mister-ma e-touez ar jentiled, pehini eo ar C'hrist enoc'hhu, an esperans eus ar gloar :

28 Pehini a brezegomp, oc'h exhorti peb den, hag o teski peb den e peb furnez, evit ma raimp prezanti peb den parfet e Jesus Christ.

29 Evit se ive eo e labouran, o combati ere hervez oberidigez an hini a agis enoun gant nerz.

## CHAB II.

1 Rag me a fell d'in e ouefac'h peger braz combat em

eus evidoc'h, hag *evid* ar re e Laodisea, hag *evit* kement ha n'o deus ket gouelet va bisach er c'hig;

2 Evit ma vezo frealzet o c'halonou, o veza unanet assambles er garantez, ha d'an holl binvidigesiou eus an assurans leùn a ententamant, evid an anaoudegez eus ar mister a Zoue, hag eus an Tad, hag eus ar C'hrist;

3 En pehini ema endalc'het holl denzoriou ar furnez hag ar ouiziegez.

4 Ha kement-ma a lavaran, evit na rai den ho trompla gant comsiou seduisant:

5 Rag petra-benag emoun absant er c'hig, coulsgoude me a zo prezant ganeoc'h er spered, oc'h en em rejouissa en eur oueled hoc'h urz, hag ar fermder eus ho feiz er C'hrist

6 Evel ela ma hoc'h eus resevet Jesus Christ an Aotrou, baleit ennan,

7 O veza grisienet ha batisset ennan, hag affermisset er feiz, evel ma oc'h bet desket, o founna ennan gand aesionou a c'hras.

8 Likid evez na rafe den preiza ac'hanoc'h dre filozofi ha touellerez vên, hervez tradision an dud, hervez kenta-genteliou ar bed, ha nan hervez ar C'hrist.

9 Rag ennan e choum holl leunder an Douelez corporelamant.

10 Ha c'houi a zo peùrleuniet ennan; pehini eo ar pen eus a bep prinselez ha pep puissans:

11 E pehini ive oc'h bet trodrouc'het gand an trodrouc'h grêt hep dorn, en eur lemel kouit corf pec'hejou ar c'hig, en trodrouc'h ar C'hrist.

12 O veza bet ken-vesiet gantan er vadiziant, en pehini ive oc'h bet ken resussitet *gantan* dre ar feiz eus a oberidigez Doue, pehini en deus resussitet anezan diouc'h ar re-varô

13 Rag c'houi, pa oac'h marô en ho couallou hag e didrodrouc'h ho kig, en deus beôeet assambles gantan, o veza pardonet deoc'h an holl ouallou;

14 Oc'h effasi scrid-dorn an ordrenansou a oa a-enep deomp, pehini a oa contrel deomp, hag en deus e lamet kouit, o staga anezan oud ar groaz.

15 O veza depouliet ar brinselezou hag ar buissansou, hen *o* exposaz publicamant, o veza triomfet warnezei drezi

16 Rag-so na varned den ac'hanoc'h evid an dibri pe an eva, pe diwarben devezgouel, pe al loar nevez, pe *deisiou* sabbat;

17 Pere a zo skeuden eus a draou da zont, mes ar c'horf *a zo* eus ar C'hrist.

18 Na douellet den ac'hanoc'h eus ho recompans, dre un humilite a ioul, ha cult an eled, oc'h en em ineloud eus

a draou n'en deus ket gouelet, o veza en em c'houezet, hep poell, dre e zantimant kigus e-unan ;

19 Hag hep de're'hel d'ar Peu, eus a behini ar c'horf holl, dre ar mellou hag al liamou, o veza maget ha framet, a gresk dre ar greskadurez a Zoue.

20 Rag se mar d-oc'h marô gand ar C'hrist da genta-kenteliou ar bed-ma, perag, evel pa vec'h beô er bed, en em rentut-hu sujet da ordrenansou?

21 Na zebrit ket, na evit ket, na douchit ket ;

22 Traou hag a ia holl d'ar gorrupsion dre an usach, hervez gorc'hemenou ha kelenaduresiou an dud

23 Pere o deus evit-gouir un apparans a furnez er c'hult-a-volonte, en humilite, hag en eur non-pas espern ar c'horf, hep respet e-bed evit satisfia ar c'hig.

## CHAB. III.

1 Rag-se mar d-oc'h kenresussitet gand ar C'hrist, cleskit an traou a zo d'an neac'h, el lec'h ema ar C'hrist azezet a-zeou da Zoue

2 Lakit ho skiant en traou *a zo* d'an neac'h, nan en traou *a zo* war an douar.

3 Rag marô oc'h, hag ho puez a zo cuzet gand ar C'hrist en Doue.

4 Pa raio ar C'hrist, hor buez, en em ziscouez, neuze c'houi ive en em ziscouezo gantan en gloar.

5 Rug-se likid da vervel hoc'h izili pere a zo war an douar ; ar fornicasion, an impurite, an droug-ioul, an dezir fall, an avaristed, pehini a zo idolatri ;

6 Traou abalamour da here e teu coler Doue war vugale an amzentidigez :

7 E pere hoc'h eus ive baleet goueich all, pa vevec'h en o zouez.

8 Mes brema c'houi ive, rejetit an holl draou-ma, ar vuanegez, ar goler, an drougiez, ar goall gomz, comsiou hudur, eus ho kenou.

9 Na livirit ked a c'hevier an eil d egile, o veza lamet kouit an den coz hag e oberiou ,

10 Ha beza gouisket an hini nevez, pehini a zo adnevezet dre anaoudegez, hervez imach an hini en deus e grouet :

11 E pe lec'h n'eus na Grek ha Judeô, trodrouc'h ha didrodrouc'h, barbar, Sithiad, esclav, *na den*-libr ; mes ar C'hrist *a zo* holl hag en holl.

12 Rag-se, evel re-choaset gant Doue, santel ha caretmâd, gouiskit antrelliou a drugarez, madelez, humilite, dousder, hir-c'houzanvidigez;

13 O supporti an eil egile, hag o pardoni an eil d'egile, mar en deus neb ur c'hlem a-enep hini e-bed : memes evel ma en deus ar C'hrist pardonet deoc'h, *grit* ive c'houi evel se.

14 Ha war gement-se holl, *gouiskit* ar garantez, pehini eo an eren eus ar berfecsion.

15 Ha ra rai ar peoc'h a Zoue rena en ho calonou, da behini ive oc'h galvet en ur c'horf hep-ken; ha bezit anaoudec.

16 Ra choumo ger ar C'hrist enoc'h abondamant, e pep furnez; o tiski hag oc'h exhorti an eil egile, dre salmou, himnou, ha canaouenou spirituel, o cana gant gras en ho calonou d'an Aotrou.

17 Ha kement tra a rit, dre gomz pe dre ober, *grit* holl en hanó an Aotrou Jesus, o trugarekaad Doue an Tad drezan.

18 Groagez, en em zoumetit d'hoc'h ezec'h, evel ma eo deread en Aotrou.

19 Ezec'h, carit *ho* croagez, ha na vezit ket c'houeró en o c'henver.

20 Bugale, sentit ouc'h ho tadou hag ho mamou e pep tra; rag kement-se a zo agreabl d'an Aotrou.

21 Tadou, na hegasit ket ho pugale, gand aoun n'en em zecouragfent.

22 Servicherien, sentit e pep tra ouc'h *ho* mestrou hervez ar c'hig, nan dre lagad-servich, evel plijerientud, mes gand eeunder a galon, o touja Doue.

23 Ha pe dra-benag a reot, grit-*hen* a galon, evel d'an Aotrou, ha ne ked d'an dud;

24 O c'houzout penaos e resevot digand an Aotrou ar recompans eus an heritach, rag c'houi a servich Christ an Aotrou.

25 Mes an hini a agis injustamant, a resevo evid an injustis en devezo grēt: ha n'eus ked a azaouez evid apparans an dud.

## CHAB. IV.

1 Mestrou, rentit d'*ho* servicherien ar pez a zo just hag equitabl, o c'houzout penaos c'houi iva hoc'h eus ur Mestr en envou.

2 Kendalc'hit er beden, ha veilit e kement-se gand acsionou a c'hras.

3 O pidi ive er memes amzer evidomp-ni, evit ma tigoro Doue deomp un nor d'ar gomz, evit lavarout mister ar C'hrist, evit pehini emoun ive en ereou;

4 Evit ma tiscouezin anezan, evel ma tlean comza.

5 En em gunduit gant furnez e-kenver ar re a zo er meas, o prena an amzer.

6 Bezet ho comz bepred gant gras, asseizonet gant holen evit ma ouezot penaos e tleit respont da bep hini.

7 Evid an holl draou a zell ouzin, Tikikus, ur breûr kêr hag ur servicher fidel hag ur c'hen-zervicher en Aotrou, a roio da anaoud deoc'h;

8 Pehini em eus caset deoc'h gand an dessein-ma, evit ma anavezo e pebez stad

emoc'h, ha ma consolo ho calonou ;

9 Gand Onezimus, ur breûr kêr ha fidel, pehini a zo eus ac'hanoc'h. Ind a roio da anaoud deoc'h kement tra *a zo grêd* ama.

10 Aristarkus, va c'hen-brizonier, a zalud ac'hanoc'h, ha Marc, niz da Varnabas, diwarben pehini hoc'h eus resevet urz : mar teu d'ho caout, digemerit-hen :

11 Ha Jesus, pehini a zo galvet Justus. Hei a zo eus an trodrouc'h. Ar re-ma hep-ken a zo *va* c'hen-labourerien evit rouantelez Doue, pere a zo bed ur c'honsolasion evidoun.

12 Epafras, pehini a zo eus ac'hanoc'h, ho salud, o labourat bepred gant fervor evidoc'h e pedenou, evit ma choumot parfet hag accomplisset en holl volonte Doue.

13 Rag me a ro testeni dezan, penaos en deus ur zèl vraz evidoc'h, hag evid ar re *a zo* en Laodisea, hag ar re *a zo* en Hierapolis.

14 Lucas, ar medeusin caret-mâd, ha Demas, ho salud.

15 Saludit ar vreudeur *a zo* en Laodisea, ha Nimfas, hag an iliz *a zo* en e di.

16 Ha pa vezo lenet al lizer-ma en ho touez, grit ma vezo lenet ive en iliz al Laodiseed, ha ma reot-hu ive len an hini eus a Laodisea.

17 Ha livirit da Arkippus ; Laka evez oud ar servich pehini ec'h eus resevet en Aotrou, evit ma lenni anezan.

18 Ar salud eus a Baol, gant va dorn va-unan. Ho pezet sonch eus va ereou. Ar c'hras *ra vezo* ganeoc'h. Amen.

---

# KENTA LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AN TESSALONIED.

## CHABISTR I.

1 Paol, ha Silvanus, ha Timoteus, da iliz an Tessalonied en Doue an Tad hag en Aotrou Jesus Christ : Gras deoc'h, ha peoc'h, digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

2 Renta a reomp bepred grasou da Zoue evidoc'h holl, oc'h ober mansion ac'hanoc'h en hor pedenou ;

3 O caout sonch hep paouez eus ho labour a feiz, *ho* labour a garantez, hag *ho* pasiantet a esperans en hon Aotrou Jesus Christ, e gouel Doue hag hon Tad ;

4 D c'houzout, breudeur

caret-mâd gand Doue, hoc'h elecsion.

5 Rag hon aviel ne ked deuet beteg enoc'h en comz hep-ken, mes ive en galloud, hag er Spered-Santel, hag en assurans leùn; evel ma ouzoc'h pe sort tud omp bed en ho touez, abalamour deoc'h.

6 Ha c'houi a zo deued da hevelerien ac'hanomp hag eus an Aotrou, o veza resevet ar ger e calz a afflicsion, gant joa ar Spered-Santel;

7 En hevelep doare ma oc'h deued da scoueriou d'ar re holl a gred er Masedonia hag en Akaia.

8 Rag eus ac'hanoc'h en deus ger an Aotrou sonet, nan hep-ken er Masedonia, hag en Akaia, mes ive e pep lec'h ho feiz e kenver Doue a zo skiniet dre-holl, en hevelep doare ma n'eo ket red deomp lavarout netra.

9 Rag ind o-unan a ro da anaoud diwarben ac'hanomp, pe sort donedigez hon eus bed etrezeg enoc'h, ha penaos e tistrojoc'h eus a idolou ouc'h Doue, evit servicha an Doue beô ha gouir;

10 Hag evit gortoz e Vab eus an env, pehini en deus resussitet diouz ar re-varô, Jesus, pehini a zelivr ac'hanomp eus ar goler da zond.

## CHAB. II.

1 Rag c'houi hoc'h-unan a oar, breudeur, penaos hon donedigez en ho touez n'eo ket bet didalvez:

2 Hogen petra-benag ma hor boe souffret araog, ha ma oamp bet tretet gant outrach, evel ma ouzoc'h, en Filippos, bez' e oamp hardiz en hon Doue da brezeg deoc'h aviel Doue e creiz ur gombat vraz.

3 Rag hor c'helen ne oa ked eus an errol, nag eus al louzdoni, na gant touellerez:

4 Mes evel ma'z omp bet approuvet gand Doue evit confia deomp an aviel, evelse eo e comzomp, nan evel o plijoud d'an dud, mes da Zoue, pehini a eprouv hor c'halonou.

5 Rag nepred ken nebeud n'omp en em zervichet a gomsiou a likaouerez, evel ma ouzoc'h, nag a zigarez a avaristed; Doue a zo test:

6 Ha n'hon eus ket clasket gloar digand an dud, na ken nebeud diganeoc'h, na digand re-all, petra-benag ma heljemp beza da veac'h, evel cannaded ar C'hrist:

7 Mes dous omp bed en ho touez. Memes evel ma ra ur vagerez tener-vaga he bugale he-unan,

8 Evel-se, o caoud un affecsion vraz en ho kenver, e oamp contant da rei deoc'h, nan hep-ken aviel Doue, mes ive hor buez hon-unan, abalamour ma oac'h caret-braz gaueomp.

9 Rag c'houi hoc'h eus sonch, breudeur, eus hol

labour bag eus hor poan; penaos eu eul labourat nos ha deiz, evit na rajemp bec'hia hini ac'hanoc'h, eo hou eus prezeget deoc'h aviel Doue.

10 C'houi *a zo* testou, ha Doue *ive*, peger santel, ha just, ha divlam, ez omp en em gomportet en ho touez c'houi pere a gred;

11 Evel ma ouzoc'h e penaos hon eus exhortet, frealzet, ha pedet pep hini ac'hanoc'h, evel un tad e vugale e-unan,

12 Ma reot bale din eus a Zoue, pehini en deus ho calvet d'e rouantelez ha *d'e* c'hloar.

13 Abalamour da gement-ma ive e rentomp grasou da Zoue hep paouez, o veza, pa hoc'h eus resevet ger Doue, pehini a gleschoc'h diganeomp, ma hoc'h eus *e* resevet, nan *evel* ger an dud, mes evel ma'z eo e gouirionez ger Doue, pehini ive a labour gant nerz enoc'h c'houi pere a gred.

14 Rag c'houi, breudeur, a zo deuet da hevelerien eus a ilizou Doue, pere a zo en Jude er C'hrist Jesus; rag c'houi ive hoc'h eus souffret an hevelep traou a berz ho kenvroïs, evel ma *o deus*-ei eus a berz ar Judevien;

15 Pere o deus lazet an Aotrou Jesus, hag o frofeded o-unan, hag o deus goall-hersecutet ac'hanomp, ha na blijont ked da Zoue, hag a zo a-enep an holl-dud;

16 O viroud ouzomp na brezegemp d'ar jentiled evit ma vent salvet, evit leunia bepred o fec hejou mes coler *Doue* a zo deuet warnezei d'an diveza termen.

17 Hogen ni, breudeur, o veza bet separet diouzoc'h evid ur pennadic amzer, a ouel, nan a galon, hon eus tachet gant muia aket gouelet ho pisach, o tezirout se calz.

18 Dre-ze eo het fellet deomp mond etrezeg enoc'h, (evit-gouir me, Paol) ur oueich hag ous-pen, mes Satan en deus hon ampechet.

19 Rag petra *eo* hon esperans, pe *hor* joa, pe *hor* c'hurunen a c'hloar? Ha ne ket c'houi memes en prezans hon Aotrou Jesus Christ en e zonedigez?

20 Evit-gouir c'houi eo hor gloar hag hor joa.

## CHAB. III.

1 Dre-ze, o veza na hellemp souten pelloc'h, hon eus cavet màd beza lezet seul en Athen,

2 Hag hon eus caset Timoteus hor breùr, ha servicher da Zoue, hag hor c'hen-labourer en aviel ar C'hrist, evit fermaad ac'hanoc'h hag hoc'h exhorti diwarbeu ho feiz;

3 Evit na vezo hini bransellet en afflicsionou-ma; rag c'houi a oar hoc'h-unan

penaos omp destinet da gement-se.

4 Rag memes pa oamp ganeoc'h, e lavaremp deoc'h araog penaos e vijemp affliget ; evel ma eo c'hoarvezet ive, ha ma ouzoc'h.

5 Abalamour da ze ive, o veza na hellen mui souten, me em eus caset evid anaout ho feiz, gand aoun n'en defe an tentatour tentet ac'hanoc'h, ha na ve deuet hol labour didalvez.

6 Mes brema, pa eo deuet Timoteus diouzoc'h d'hor c'haout, hag en deus digaset deomp kelou màd eus ho feiz hag *ho* carantez, ha penaos hoc'h eus ur sonch vàd ac'hanomp bepred, o tezirout calz hor goueled, evel ni ive c'houi,

7 Dre-ze, breudeur, hez' ez omp bet consolet diwar ho pen, en hon holl affliesion hag hon necessite, dre ho feiz.

8 Rag brema e vevomp, mar choumit stard en Aotrou

9 Rag na pe acsionou a c'hras a hellomp ni renta da Zoue evidoc'h, evid an holl joa gant pehini en em rejouisomp abalamour deoc'h dirag hon Doue,

10 O c'houlen calz a-zevri nos-deiz ma ouelimp ho pisach, evit fournissa ar pez a vaok d'ho feiz?

11 Brema ra rai Doue e-unan hag hon Tad, hag hon Aotrou Jesus Christ, reiza hon hend etrezeg enoc'h.

12 Ha ra rai an Aotrou deoc'h creski ha founna e carantez an eil e-kenver egile, hag e-kenver an holl, evel ma *reomp*-ni ive en ho kenver c'houi;

13 Evit fermaat ho calonou divlam er zentelez dirag Doue hag hon Tad, da zonedigez hon Aotrou Jesus Christ, gand e holl zent.

## CHAB. IV.

1 A-hend all eta, breudeur, ni a bed hag a exhort ac'hanoc'h, dre an Aotrou Jesus, penaos evel ma hoc'h eus resevet diganeomp e pe zoare e tleit bale, ha plijoud da Zoue, e rafac'h founna muioc'h-vui :

2 Rag c'houi a oar pe c'hor-c'hemenou hon eus roed deoc'h dre an Aotrou Jesus.

3 Rag setu ama bolonte Doue, da *lavaroud eo*, ho sauteledigez · e rafac'h en em viroud eus ar fornicasion ;

4 E ouefe pep hini ac'hanoc'h penaos possedi e gorf e-unan er zantelez hag en enor;

5 Nan e dezir an drougioul, evel ar jentiled pere na anavezont ket Doue :

6 Na rafe den tremen dreist hag oher gounid eus e vreur en affer *e-bed* ; rag an Aotrou a zo ar venjer eus an holl draou-ze, evel ma hon eus ive e lavaret deoc'h diagent, hag hon eus testeniet.

7 Rag Doue n'en deus ket

hor galvet d'al louzdoni, mes d'ar zantelez.

8 Dre-ze 'ta an hini a rejet, a ra rejeti, nan un den, mes Doue, pehini evit gouir en deus roed deomp e Spered-Santel.

9 Hogen diwarben ar garantez-a-vreùr, n'eus ked ezom e scrifen deoc'h ; rag c'houi hoc'h-unan a zo desket gand Doue da garoud an eil egile.

10 Hag evit-gouir e ober a rit e-kenver an holl vreudeur pere a zo en holl Vasedonia : mes ho pidi a reomp, breudeur, da greski mui oc'h vui,

11 Ha da veza aketus a-zevri da veva e peoc'h, da ober hoc'h afferaou hoc'h-unan, ha da labourat gant ho taouarn hoc'h-unan, evel ma hon eus gorc'hemenet deoc'h :

12 Evit ma valeot gand dereadigez e-kenver ar re a zo er meas, ha ma n'ho pezo ezom a netra.

13 Hogen na fell ked d'in, breudeur, e vec'h diouiziec diwarben ar re a zo cousket, evit na vaot ket tristeet, evel ar re all pere n'o deus ked a esperans.

14 Rag mar credomp penaos eo marô Jesus, hag ez eo resussitet ; evel-se ive ar re a gousk en Jesus, a zigaso Doue gantan.

15 Rag ni a lavar an dra-ma deoc'h dre c'her an Aotrou, penaos ni, ar re veô, pere a choumo da zonedigez an Aotrou, na ziaraogimp ked ar re a zo cousket.

16 Rag an Aotrou e-unan a ziskeno eus an env, gant garm, gant moues an arc'h-el, ha gant an drompil a Zoue ; hag ar re varô er C'hrist a resussito da genta ;

17 Neuze ni, ar re veô, pere a choum, a vezo savet assambles gantei er goabrou, da rancontri an Aotrou en ear ; hag evel-se bez' e vezimp da viken gand an Aotrou.

18 Dre ze fiealzit an eil egile gand ar c'homsiou-ma.

## CHAB. V.

1 Hogen diwarben an amzeriou hag ar sezoniou, breudeur, n'hoc'h eus ked ezom e scrifen deoc'h.

2 Rag c'houi hoc'h-unan a ôar ervad, penaos deiz an Aotrou a zaeo evel ul laer en nos.

3 Rag pa livirint ; Peoc'h hag assuraus, neuze un distruch subit a zeu warnezei, evel ar gouentrou gand an hini a zo brazes ; ha na echapint ket.

4 Mes c'houi, breudeur, n'emoc'h ket en devalien, evit ma teufe an deiz-ze warnoc'h evel ul laer.

5 Rag c'houi a zo holl bugale ar goulou ha bugale an deiz : n'omp ked eus an nos, nag eus an devalien

6 Rag-se na gouskomp ket, evel ar re all ; mes veilliomp ha bezomp sobr.

7 Rag ar re a'gousk, a gousk en nos ; hag ar re a vezv, a vezv en nos.

8 Mes ni, pere omp eus an deiz, bezomp sobr, o ouiska cuiras ar feiz hag ar garantez; hag *evit* tok-houarn, esperans ar zilvidigez.

9 Rag Doue n'en deus ket hon destinet d'ar goler, mes da acquisita ar zilvidigez, dre hon Aotrou Jesus Christ,

10 Pehini a varvaz evidomp, evit pe omomp dihun pe e couskomp, e vevimp assambles gantan.

11 Rag-se consolit an eil egile, hag edifiit an eil egile, evel ive ma rit.

12 Hogen ho pidi a reomp, breudeur, da anaoud ar re a labour en ho touez, hag a zo lekeed warnoc'h en Aotrou, hag ho kelen ;

13 Ha da gaoud un istim vraz evitei er garantez, abalamour d'o labour. Bezit en peoc'h etrezoc'h.

14 Hogen ni a exhort ac'hanoc'h, breudeur, aliit ar rezireiz, consolit ar re zinerz a galon, soutenit ar re faibl, bezit hir-c'houzanvus e-kenver an holl.

15 Likid evez na rentfe hini e-bed droug evid droug da *zen;* mes heuliit bepred ar pez *a zo* mâd, e-kenver an eil egile , hag e-kenver an holl.

16 Bezit joaus bepred.

17 Pedit hep paouez.

18 Rentit grasou e pep tra : rag kement-se eo bolonte Doue er C'hrist Jesus en ho kenver.

19 Na vougit ked ar Spered.

20 Na zispriijit ked ar brofesiou.

21 Eprouvit an holl draou ; dalc'hit stard ar pez a zo mâd.

22 En em virit eus a bep apparans a zroug.

23 Ha ra rai Doue ar peoc'h e-unan ho santifia en holl-d'an-holl ; ha bezet an holl ac'hanoc'h, ar spered , hag an ene, hag ar c'horf, miret divlam, da zonedigez hon Aotrou Jesus Christ.

24 An hini en deus ho calvet *a zo* fidel, pehini ive *her* grai.

25 Breudeur, pedit evidomp.

26 Saludit an holl vreudeur dre un af santel.

27 Me ho conjur *dre* an Aotrou, ma vezo lennet al lizerma d'an holl vreudeur santel.

28 Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* ganeoc'h. Amen.

# EIL LIZER PAOL, ABOSTOL, D'AN TESSALONIED.

## CHABISTR I.

1 Paol, ha Silvanus, ha Timoteus, da iliz an Tessalonied en Doue hon Tad hag en Aotrou Jesus Christ.

2 Gras deoc'h, ha peoc'h, digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

3 Ni a zle trugarekaad Doue bepred evidoc'h, breudeur, evel ma eo deread, abalamour ma cresk meurbed ho feiz, ha ma foun ho carantez c houi holl an eil e kenver egile :

4 En hevelep doare ma en em c'hlorifiomp-ni hon-unan enoc'h en ilizou Doue, abalamour d'ho pasiantet hag *ho* feiz en hoc'h holl bersecusionou hag affliesionou pere a c'houzanvit ;

5 *Hag a zo* ur breuven eus a varn just Doue, evit ma veot countet dīn eus a rouantelez Doue, evit pehini ive e souffrit ;

6 O veza ma eo just dirag Doue da renta affliesion d'ar re a afflij ac'hanoc'h ;

7 Ha deoc'h-hu, pere a zo afflijet, ar repos ganeomp pa vezo an Aotrou Jesus Christ discuzet eus an env gand eled e c'halloud,

8 Gant flamou tân, oc'h executi venjans war ar re na anavezont ked Doue, ha na zentont ked ouc'h aviel hon Aotrou Jesus Christ ;

9 Pere a vezo puniset gand ur gollidigez eternel diouc'h prezans an Aotrou, ha diouc'h gloar e c'halloud,

10 En deiz-ze, pa zeuo da veza glorifiet en e zent, ha da veza admiret er re holl a gred ; rag hon testeni a zo bet credet en ho touez

11 Abalamour da ze ive, ni a bed bepred evidoc'h, evit ma rai hon Doue ho counta dīn eus *e* c'halvedigez, hag accomplissa *enoc'h* an holl ioul-vâd eus *e* vadelez, hag œuvr ar feiz gant galloud ;

12 Evit ma vezo hanô hon Aotrou Jesus Christ glorifiet enoc'h, ha c'houi ennan, hervez gras hon Doue hag an Aotrou Jesus Christ.

## CHAB. II.

1 Hogen ni a bed ac'hanoc'h, breudeur, diwarben donedigez hon Aotrou Jesus Christ, hag hon dastumedigez assambles davetan,

2 Na veot ket buan bransellet en *ho* spered, na troublet, na dre spered, na dre

gomz, na dre lizer evel eus hor perz, evel pa vije tost deiz an Aotrou.

3 Na drompled den ac'hanoc'h e nep giz, rag red eo e ve deuet da genta an dilezedigez, hag e ve discuzet den ar pec'hed, mab ar gollidigez;

4 Pehini a ra enebi, hag en em zaô e-unan dreist kemend a c'halver Doue, pe a adorer; en hevelep doare ma eo hen azezet evel Doue en templ Doue, oc'h en em ziscouez e-unan ez eo Doue.

5 Ha n'hoc'h eus-hu ked a sonch penaos, pa oan c'hoas ganeoc'h, em eus lavared an traou-ma deoc'h?

6 Ha c'houi a ôar petra a ra herzel brema, evit ma vezo discuzet en e amzer e-unan.

7 Rag mister ar fallentez a labour dija; seulamant *ez eus* an hini a ra herzel brema, bete ma vezo lamet.

8 Ha neuze e vezo discuzet an hini fall-ze; pehini a zismanto an Aotrou gand ar spered eus e c'henou, hag a gaso da netra gand ar skêd eus e zonedigez.

9 An donedigez eus a hehini a zo hervez oberidigez nerzus Satan, gant peb galloud, ha sinou, ha miraclou faoz,

10 Ha gant holl dromplere zan injustis er re a bens; abalamour n'o deus ket resevet ar garantez eus ar ouirionez evit beza salvet.

11 Hag abalamour da ze Doue a gaso dezei un delusion nerzus, en sort ma raint cridi ar gaou:

12 Evit ma vezo barnet ar re holl pere n'o deus ket credet d'ar ouirionez, mes o deus kemered plijadur er fallentez

13 Hogen ni a dle trugarekaad Doue bepred evidoc'h, breudeur caret mâd gand an Aotrou, abalamour ma en deus Doue chaset ac'hanoc'h abaoe ar gommansamant evid ar zilvidigez, dre zanteledigez ar Spered ha feiz ar ouirionez;

14 Da behini en deus ho calvet dre hon aviel, evid obteni ar gloar eus hon Aotrou Jesus Christ

15 Dre-ze, breudeur, chommit ferm, ha dalc'hit mâd ar c'helenaduresiou a zo bet desket deoc'h, pe dre *hor* c'homz pe dre hol lizerou.

16 Hag hon Aotrou Jesus Christ e-unan, ha Doue hag hon Tad, pehini en deus hor c'haret, hag en deus roed *deomp* ur gonsolasion eternel hag un esperans vâd dre e c'hras,

17 Ra frealzo ho calonou, hag hoc'h affermisso e pep comz hag ober mâd.

## CHAB. III.

1 Ar pez a zo c'hoas, breudeur, pedit evidomp, ma rai ger an Aotrou redec, ha beza gloriflet, evel en ho toucz;

2 Ha ma vezimp delivret eus a dud noazus ha droug; rag an holl n'o deus ked ar feiz.

3 Hogen an Aotrou a zo fidel, pehini hoc'h affermisso, hag ho miro a zroug.

4 Ha bez' hon eus fisians en Aotrou diwar ho pen, penaos e rit hag e reot an traou a c'horc'hemenomp deoc'h.

5 Ha ra rai hon Aotrou dirija ho calonou da garantez Doue, ha da basiantet ar Christ.

6 Hogen ni a c'horc'hemen deoc'h, breudeur, en hanô hon Aotrou Jesus Christ, d'en em denna diouc'h peb breùr en em gundu gand direiz, ha nan bervez ar gelenadurez en deus resevet diganeomp.

7 Rag c'houi hoc'h-unan a ôar e penaos e tleit imita ac'hanomp: rag ni n'omp ked en em gunduet gand direiz en ho touez.

8 Ha n'hon eus debret bara den e-bed evit netra; mes travailet hon eus dre labour ha poan nos ha deiz, evit na vijemp da vec'h da hini ac hanoc'h.

9 Ne ked abalamour n'hon eus ked a c'halloud, mes evid en em rei hon-unan da scouer deoc'h evid imita ac hanomp.

10 Rag memes pa oamp ganeoc'h, gorc'hemened hon eus an dra-ma deoc'h, penaos piou-benag na fell ked dezan labourat, na dle ked dibri ken nebeut.

11 Rag cleved a reomp penaos ez eus hinienou en ho touez hag a vale gand direiz, hep labourat a-gren mes en em melloud eus a draou na zell ked outei.

12 Hogen gorc'hemen a reomp d'ar re *a zo* evel-se, hag e pedomp *anezei*, dre hon Aotrou Jesus Christ, ma raint labourat en peoc'h, ha dibri o bara o-unan.

13 Mes c'houi, breudeur, na ziekait ked oc'h ober vàd.

14 Hogen mar bez unan-benag ha na zent ked oud hor c'homz dre al lizer-ma, merkit-hen, ha na zarempredit ked anezan, evit ma en devezo mèz.

15 Coulsgoude na gemerit ked *anezan* evel enemi, mes alîit *anezan* evel ur breùr

16 Ha ra rai Aotrou ar peoc'h e-unan rei deoc'h ar peoc'h hepred e pep giz *Ra vezo* an Aotrou ganeoc'h holl.

17 Ar salud eus a Baol gant ma dorn va-unan, pehini eo ar sin en pep lizer. evel-se e scrivan.

18 Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* ganeoc'h holl. Amen.

# KENTA LIZER PAOL, ABOSTOL, DA DIMOTEUS.

## CHABISTR I.

1 Paol, abostol Jesus Christ, hervez gorc'hemen Doue hor Salver, hag an Aotrou Jesus Christ, hon esperans,

2 Da Dimoteus, va gouir vab er feiz : Gras, trugarez, *ha* peoc'h a berz Doue hon Tad, ha Jesus Christ hon Aotrou.

3 Gra hervez ma em eus da bedet da choum atao en Efezus, pa oun o vond d'ar Masedonia, evit ma rafez kemen da binienou na gelenint ked differamant,

4 Nag en em rei da fablou na da geuealojiou hep fin, pere a brodu disputou, kentoc'h eged un edificasion a Zoue, pehini a zo dre ar feiz

5 Hogen ar fin eus ar c'hemen eo ar garantez eus a ur galon bur, hag ur goustians vâd, hag ur feiz hep laozder,

6 Deus a bere lod, o veza en em ecartet, a zo troet da ganjou didalvez ;

7 O c'hoantaat beza kelennerien eus al lezen, hep compren nag ar pez a leveront, nag ar pez a assuront

8 Hogen ni a ôar penaos al lezen a zo mâd, ma rër en em zervicha anezi evel ma eo dleet,

9 O c'honzoud an dra-ma, penaos al lezen n'eo ket gred evid an den just, mes evid ar re zireiz ha dizent, ar re impi hag ar bec'herien, ar re dizantel ha profan, lazerien-tad ha lazerien-mam, lazerien-tud,

10 Ar c'hastaouerien, ar re a ra louzdoni gant goazed, laeron tud, ar gaouiaded, ar faoz-touerien, ha ma'z eus tra e bed all hag a zo contrel d'ar gelenadurez iac'hus,

11 Hervez aviel glorius an Doue benniget, pehini a zo bet confiet d'in-me.

12 Ha trugarekaad a ran Jesus Christ hon Aotrou, pehini en deus va nerzet, abalamour ma en deus istimet ac'hanoun fidel, oc'h va lakaad er servich ;

13 *Me* pehini a oa diagent ur goall gomzer, ur persecuter, hag ur goall-dreter, mes cavet em eus trugarez, abalamour ma em eus e c'hrëd dre ignorans en digredoni.

14 Ha gras hon Aotrou en deus founnet meurbed gand ar feiz hag ar garantez a zo er C'hrist Jesus.

15 Gouir eo ar ger-ma, ha dìn eus a bep digemer, panaos Jesus Christ a zo deued er bed, evit savetei ar bec'herien, a bere oun ar c'henta.

16 Hogen abalamour da gement-ma em eus cavet trugarez, avit ma rafa Jesus Christ discouez enoun-me ar c'henta pep hir-c'houzanvidigez, evit beza da scouar d'ar re a gredo ennan goude-hen evid ar vuez eternel.

17 Hogen da Roue an amzeriou divreinus, diouelus, d'an Doue fùr hep-ken, *ra vezo* enor ha gloar e amzeriou an amzeriou. Amen

18 Ar c'hemen-ma a roan d'id, *va* mab Timoteus, hervez ar brofesiou a zo ced araog diwarben ac'hanod, evit ma ri brezelekaad drezei ur vrezeledigez vàd;

19 O caout feiz hag ur goustians vàd; pehini hinienou o veza he rejetet, o deus gret naufrach e kenver ar feiz:

20 Eus a bere ema Himeneus, hag Alecsandr, pere em eus livret da Satan, evit ma teskint non-pas goall-gomza

## CHAB. II.

1 Exhorti a ran eta araog kement 'ra, ma vezo gret goulenou, pedenou, supplicasionou, hag aesionou a c'hras, evid an holl dud;

2 Evid ar rouaned, hag ar re holl a zo er c'hargou uhel, evit ma reimp ur vuez tranquil ha peoc'hus en pep piete hag honestis.

3 Rag kement-se *a zo* màd hag agreabl dirag Doue hor Salver;

4 Pehini a fell dezan e ve salvet an holl dud, hag e teufend da anaoudegez ar ouirionez.

5 Rag un Doue hep-ken *a zo*, hag un Hanterour hep-ken etre Doue hag an dud, an den Christ Jesus;

6 Pehini a zo en em roed e-unan da ranson evid an holl, da veza testeniet en amzeriou dleet.

7 Evit se eo oun bet lekeed da brezeger ha da abostol, (ar ouirionez a lavaran, na lavaran ked a c'hevier), ur c'helener d'ar jentiled er feiz hag er ouirionez.

8 Me a fell d'in eta e pedfe an dud en pep lec'h, o sevel daouarn deol, hep coler na daelou.

9 En hevelep doare ive, ma rai ar groagez en em gempen gand dillad deread, gant modesti ha gant poell; nan gant bleò tortiset, pe aour, pe berlez, pe zillad coustus;

10 Mes gand oberiou màd, evel ma tere ouc'h maouezed hag a ra profession da zervicha Doue

11 Ra rai ar vaouez diski er zilans gant pep soumission.

12 Rag na aotraan ked d'ar vaouez kelen, na kemered otorite war ar goaz, mes da veza er zilans.

13 Rag Adam a oa formet da genta, goude-ze Eva.

14 Ha ne ked Adam a oe tromplet ; mes ar vaouez, o veza bet tromplet, a oa en transgression.

15 Coulsgoude bez' e vezo salvet dre ar c'hanedigez, ma rand beva er feiz, hag er garantez, hag er zantelez, gant poell.

## CHAB. III.

1 Gouir eo ar ger-ma ; Mar gra un den c'hoantaad a zevri ar garg a evesiad *(pe escob)*, e c'hoanta un œuvr vâd.

2 Red eo eta da un evesiad beza didamal, ozac'h eus a ur oureg hep-ken, eveziec, poellec, reiz, hospitalier, mâd da gelen ;

3 Nandouget d'ar gouin, na scoer, nan c'hoantee a c'hounid vil, mes kûn, diguerrel, hep caroud an arc'hand ;

4 Unan bag a rên ervad e di e-unan, o terc'hel e vugale en soumission, gant pep gravite ;

5 Rag ma na ôar ked ur re rena e di e unan, penaos e rai-hen prederia iliz Doue ?

6 Na vezet ket nevez blantet, gand aoun o veza c'houezet gand an orgouil, na gouesfe e condaonasion an diaoul.

7 Red eo c'hoas en defe testeni vâd digand ar re a ziaveas, evit na gouezo ked e tamaledigez, hag e lindagou an diaoul.

8 En hevelep doare ar zervicherien *(pe diagoned)* *a red* beza grav, nan doubl a gomz, nan douget da galz a ouin, nan c'hoantec a c'hounid vil ;

9 O terc'hel stard mister ar feiz gand ur goustians pur.

10 Hogen bezet ar re-ma ive eprouvet da genta, neuze ra raind ar garg a zervicher, o veza didamal.

11 En hevelep doare ar groagez *a red* beza grav, nan droug-comzerezed, *mes* evezicc, fidel e pep tra.

12 Bezet ar zervicherien ezec'h eus a ur oureg hep ken, o rena mâd *o* bugale hag o zies o-unan.

13 Rag ar re o devezo servichet ervad er garg a zervicher, a c'hounid dezei o-unan un degre mâd, hag ur fisians vraz er feiz a zo er C'hrist Jesus.

14 An traou ma a scrivan d'id, oc'h esperout mond d'az caout souden :

15 Mes mar talean pell, evit ma ouezi penaos é tleez en em gomporti en ti Doue, pehini eo assamble an Doue beô. Argolonen hag ar zouten eus ar ouirionez,

16 Hag hervez ansaô an boll, braz eo ar mister eus ar biete : Doue a zo en em ziscouezet er c'hig, justifiet er Spered, gouelet gand an eled, prezeget d'ar jentiled, credet ennan er bed, savet d'an neac'h er gloar.

## CHAB. IV.

1 Hogen ar Spered a lavar expressamant, penaos en amzeriou divezatoc'h lod a goutai ar feiz, oc'h en em rei da sperejou tromplus, ha da zoctrinou an demonied

2 O lavarout gevier dre bipocrizi, o veza merket o c'houstians gant bouarn tom,

3 O tifen dimezi, *hag o kemen* en em absteni eus a vouedou pere en deus Doue crouet evit beza resevet en eur drugarekaad, gand ar re a gred hag a anavez ar ouirionez ;

4 Rag pep tra crouet gand Doue *a zo* mâd, ha netra da veza rejetet, o veza kemeret en eur drugarekaad ;

5 Rag santifiet eo dre c'her Doue hag ar beden

6 En eul lakaad an traou-ze dirag ar vreudeur, te a vezo ur servicher mâd da Jesus Christ, maget gant comsiou ar feiz hag ar gelenadurez vâd pehini ec'h eus heuliet.

7 Mes rejet ar fablou profan hag a c'hroac'hed, hag en em exers d'ar biete.

8 Rag an exercis corporel a zo talvoudec evit nebeud a dra ; mes ar biete a zo talvoudec evit pep-tra, o caoud ar bromessa eus ar vuez a zo brema hag eus an hini dazond

9 Al lavar-ma *a zo* gouir, ha din eus a bep digemer.

10 Rag abalamour da ze eo e labouromp hag e souffromp rebechou, o veza ma en em fisiomp en Doue beô. pehini eo ar Salver eus *an* holl dud, dreist holl eus ar re a gred.

11 Kemen ha desk an traou-ze.

12 Na zisprijet den da iaouankiz : hogen bez da-unan ur scouer d'ar grederien, e comz, e comportamant, e carantez, e spered, e feiz, e purite.

13 Bete ma teuin, en em ro d'al lennadur, d'an exhortasion, d'ar gelenadurez.

14 Na neglij ked an donezon *a zo* enoud, pehini a zo bet roed d'id dre ar brofesi, gant lakedigez daouarn assamble ar re-ausien.

15 Laka da breder en traouze ; en em ro en-holl-d'anholl dezei ; evit ma vezo da gresk selêr d'an holl.

16 Laka evez ouzid da-unan, hag oud ar gelenadurez; kendalc'h ennei rag en eur ober kement-se e ri en em zavetei da-unan, hag ar re a zelaou ac'hanod.

## CHAB. V.

1 Na repren ket rust un den oajet, mes exhort hen evel un tad, an dud iaouank, evel breudeur :

2 Ar groagez oajet, evel mamou ; ar re iaouank, evel c'hoarezed, gant pep purite.

3 Enor an intanvezed pere a zo gouir intanvezed.

4 Mes ma e deus un intanvez-benag bugale, pe vugale

d'he bugale, ra zeskint da genta prederia piusamant o famil o-unan, ha da renta un addaloudegez d'o zadou ha d'o mamou : rag kement-se a zo cavet mâd dirag Doue.

5 Hogen an hini a zo gouir intanvez, ha lezet he-unan, a esper en Doue, hag a gendalc'h e supplicasionou hag e pedenou nos ha deiz.

6 Mes an hini a vev er blijadur a zo marô en dra ma vev.

7 Kemen an traou-ze, evit ma vezint divlam.

8 Mes mar d-eus hini ha na ra ket pourvei evid e dud, ha dreist-holl evid ar re eus e di e-unan, dinac'het en deus ar feiz, hag ema goasoc'h eged un den difeiz.

9 Na vezet ked un intanvez resevet d'an nombr dindan an oad a dri-ugent bloaz, o veza bet grek da un ozac'h seul ;

10 Da behini e vezo testeni eus he mâd oberiou ; penaos e deus savet bugale, e deus lojet estranjourien, e deus goalc'hed o zreid d'ar zent, e deus soulajet ar re affligjet, e deus heuliet gant aked peb œuvr vâd.

11 Mes rejet an intanvezed iaouankoc'h : rag pa zeuont da veza lascif a-enep ar C'hrist, e fell dezei dimezi ;

12 O tenna warnezei barnedigez, abalamour ma o deus toret ar feiz kenta.

13 Ha gant kement-se e teskont *beza* didalvez, o rodal a di-e-ti, ha nan kep ken didalvez, mes ive cauzerezed ha curiusezed, o lavaroud traou ha n'int ked deread.

14 Rag-se me a fell e rafe ar re iaouank dimezi, caoud bugale, rena an ti, hep rei lec'h e-bed d'an adversour da zroug-comza.

15 Rag hinienou a zo dija troet war lerc'h Satan.

16 Ma en deus ur goaz pe ur vaouez fidel-benag intanvezed, sicouret anezei, ha na vezet ket bec'hiet an iliz, evit ma hello sicour ar re a zo gouir intanvezed.

17 Ra vezo ar re-ansien hag a vlên ervad istimet din a enor doubl, dreist-holl ar re a labour er ger hag er gelenadurez.

18 Rag ar Scritur a lavar ; Na crei ket genou an ejen a zorn an ed : hag, Al labourer *a zo* din eus e c'hôpr.

19 Na reseô ked a damal a-enep un ansien, nemed dre zaou pe dri dest.

20 Repren dirag an holl ar re a bec'h, evid m'o devezo ive ar re all aoun.

21 Me a gemen solenelamant dirag Doue hag an Aotrou Jesus Christ, hag an eled choaset, ma ri miroud an traou-ma hep rag-varn, hep ober netra dre barsialite.

22 Na laka daouarn buan war zen, ha na vez ket lodec e pec'hejou ar re all. En em vir pur da-unan.

23 Na ev mui dour *hepken*, mes kemer un nebeut gouin, abalamour d'az estomac ha d'an indisposisionou ec'h eus alies.

24 Pec'hejou darn eus an dud a zo sclêr braz, hag e tiarraogont da varnediger; mes *re* darn *all* a heul goude.

25 En hevelep doare ive, oberiou mâd *darn* a zo sclêr braz, hag ar re a zo evel all na hellont ket beza cuzet.

## CHAB. VI.

1 Ra rai kement mevel a zo dindan ar ieô istim o mestrou din a bep enor, evit na vezo ket goall-gomzet hanô Doue hag *e* gelenadurez.

2 Hag ar re o deus mestrou crederien, na zisprijent ked *anezei* dre m'az ind *o* breudeur; mes ra zervichint kentoc'h anezei abalamour ma'z int fidel ha caret-mâd, ha lodeien eus ar vâd-ober Kelen an traou-ze, hag exhort.

3 Mar gra den kelen oframan t, ha na ra ket consanti da gomsiou iac'hus hon Aotrou Jesus Christ, ha d'ar gelenadurez o zo hervez ar biete,

4 C'houezet eo a orgouil, hep gouzout netra; mes clanv eo gant kistionou ha disputou a c'heriou, eus a bere e teu an anvi, ar rendael, an droug-prezegou, ar soupsonou fall,

5 Disputou didalvez tud corrompet a spered, hag a vank ar ouirionez. pere a sonch dezei ez eo ar biete ur gounid. En em den diouz ar sort-ze.

6 Hogen ar biete gand ar gontantamant a zo ur gounid braz.

7 Rag n'hon eus digaset netra er bed, *hag* a dra-sur na hellomp cas netra er meas *anezan*.

8 Dre-ze o caout boued ha peadra d'en em c'holei, bezomp contant gant kement-se.

9 Hogen ar re a fell dezei beza pinvidic a gouez en tentasion, hag e lindagou, hag *en* meûr a c'hoant sot ha noazus; pere a veûz an dud er vizer hag er gollidigez.

10 Rag carantez-ar-c'hant eo ar c'hrisien eus a bep droug; ar pez lod o veza c'hoanteet calz, a zo en em egaret eus ar feiz, hag a zo en em dreuzet gant meûr a hoan

11 Mes te, ô den Doue, tec'h diouc'h an traou-ze, ha clask ar justis, ar biete, ar feiz, ar garantez, ar basiantet, an dousder

12 Combat ar gombat vâd eus ar feiz: crog er vuez eternel, da behini emoud ive galvet, hag eus a hehini ec'h eus grêd ur brofession vâd dirag calz a destou.

13 Me a gemen d'id dirag Doue, pehini a ro buez d'an holl draou, ha *dirag* Jesus Christ, pehini dindan Pons-

Pilat a desteniaz ar gonfession våd,

14 Ma viri ar gorc hemenma hep tach, ha didamal, beteg an discouezedigez eus hon Aotrou Jesus Christ,

15 Pehini a ziscouezo en e amzer e-unan ar benniget hag ar seul Galloudec, Roue ar rouaned, hag Aotrou an aotrounez;

16 Pehini hep-ken en deus an diverventi, *hag* a choum en ur goulou ha na heller ket tostaad outan, pehini n'en deus den goueled, ha na hell ket goueled; da behini *ra vezo* enor ha galloud da viken. Amen.

17 kemen d'ar re a zo pinvidic er bed-ma, na vezint ket uhel-a-sonch, na raint ked en em fisioud er binvidigesiou incerten, mes en Doue beô, pehini a ro deomp ahondamant pep-tra da joussa *anezei;*

18 Ma raint våd, ma vezint pinvidic en oberiou måd, prest da rei, da gevrenna eus o madou;

19 O tenzori evitei o-unan ur fondamant våd evid an amzer da zont, evit ma cregint er vuez eternel.

20 O Timoteus, mir ar pez a zo bet confiet *d'id*, oc'h en em viroud diouc'h discussionou vên ha profan, hag enebiezou ur ouiziegez galvet evel-se faosamant;

21 Eus a behini hinienou oc'h ober profession, a zo faziet e-kenver ar feiz. Ar c'hras *ra vezo* ganez. Amen.

# EIL LIZER PAOL, ABOSTOL, DA DIMOTEUS.

## CHABISTR I.

1 Paol, abostol Jesus Christ, dre volonte Doue, hervez ar bromessa a vuez pehini a zo er C'hrist Jesus,

2 Da Dimoteus, *va* mab caret-måd. Gras, trugarez, *ha* peoc'h digand Doue an Tad ha Jesus Christ hon Aotrou.

3 Trugarekaad a ran Doue, pehini, adaleg *va* gour-dadou, a zervichan gand ur goustiaus pur, penaos hep paouez em eus memor ac'hanod em pedenou nos ha deiz;

4 O caout c'hoant braz d'az koueloud, en eur gaout sonch eus da zaerou, evit ma vezin leuniet a joa;

5 O c'hervel d'am memor ar feiz difaoz a zo enoud, pehini a oa da genta en da vam-goz Loïs, hag en da vam Eunise, hag oun persuadet a zo ive enoud.

6 Abalamour da ze me a zigas sonch d'id da ad-

veôaad an donezon a Zoue a zo enoud, dre lakedigez va daouarn.

7 Rag Doue n'en deus ket roed deomp ur spered a zigalonder, mes a c'hallond, hag a garantez, hag a boell.

8 Dre-ze n'az pez ked a vêz eus a desteni hon Aotrou, nag ac hanoun-me e brizonier; mes ken-c'houzanv affliesion an aviel, bervez galloud Doue;

9 Pehini en deus hor saveteet, hag hor galvet dre ur c'halvedigez zantel, nan hervez hon oberiou, mes hervez e zessein e-unan hag ar c'hras a zo bet roed deomp e Jesus Christ araog amzeriou an oajou,

10 Hag a zo discleriet brema dre ziscouezedigez hor Salver Jesus Christ, pehini en deus distrujet ar marô, hag en deus digaset er goulou ar vuez hag an diverventi dre an aviel,

11 Evit pehini emoun etablisset da brezeger, ha da abostol, ha da gelener ar jentiled

12 Abalamour da ze ive eo e souffran an traou-ma: coulsgoude n'em eus ked a vêz; rag me a ôar en piou em aus credet, hag emoun persuadet penaos ema capabl da viroud ar pez em eus confiet dezan beteg an deiz-ze.

13 Dalc'h mâd ar scouer eus ar c'homsiou iac'hus, pere ce'h eus clevet diganen, er feiz hag ar garantez *a zo* er C'hrist Jesus.

14 An dra vâd confiet d'id dioual dre ar Spered-Santel, pehini a choum enomp.

15 Gouzoud a rez an dra-ma, penaos ar re boll *a zo* en Azia a zo troed diouzin; eus a bere ema Figellus hag Hermojenus.

16 Ra roio Doue trugarez da di Onaziforus, rag alies en deus va frealzet, ha n'en deus ket bet a vêz eus va chaden,

17 Mes o veza en Rom, claskat en deus ac'hanoun gant calz a breder, hag *am* c'havaz;

18 (Ra accordo an Aotrou dezan da gaout trugarez digand an Aotrou en deiz-ze!) ha pegement a zervich a rentaz en Efezus, te a ôar mâd

## CHAB. II.

1 Rag-se te, va mab, en em grenvâ er c'hras a zo er C'hrist Jesus.

2 Hag an traou ec'h eus clevet diganen dre galz a destou, confi anezei da dud fidel, pere a vero ive capabl da ziski ar re all.

3 Te eta, gouzanv poan evel ur soudard mâd da Jesus Christ.

4 Den e-bed hag a vreze lekâ n'en em ambaras gant traou ar vuez-*ma*, evit ma bello plijoud d'an hini en deus e anrollet evid ar brezel.

5 Hag ive mar gra den combatı er c'hoariou-striv,

n'eo ket curunet ma na gombat hervez al lezenou

6 Ar c'hultivatour a red labourat araog ma particip eus ar frouezou.

7 Consider ar pez a lavaran ; ha ra roio an Aotrou ententamant d'id e pep tra

8 Az pez sonch *penaos* Jesus Christ, eus a had David, a zo resussitet diouz ar re-varô, hervez va aviel :

9 Evit pehini e souffran poan beteg en ereou, evel un torfodour : mes ger Doue n'eo ked ereet.

10 Dre-ze e c'houzanvan an holl draou abalamour d'ar re-choaset, evit ma hellint ive obteni ar zilvidigez pehini *a zo* er C'hrist Jesus, gant gloar eternel.

11 Gouir eo ar gomz-*ma ;* Penaos mar marvomp *gantan*, e vevimp ive *gantan :*

12 Mar gouzanvomp, e remimp ive *gantan :* mar tinac'homp *anezan*, hen ive a zinac'ho ac'hanomp :

13 Ma n'omp ket fidel, *coulsgoude* heu a choum fidel : rag na hell ked en em nac'ha e-unan.

14 Laka *dezei* caout memor eus an traou-ma, o testenia *dezei* a-zevri dirag an Aotrou, na raint ked disputi diwarben comsiou hep profit e-bed, *nemed* evid discar ar zelaouerien.

15 Bez aketus d'en em brezanti da Zoue un ouvrier approuvet, direbech, hag a ran evel ma eo dleed ger ar ouirionez.

16 Mes en em vir diouc'h disputasionou vên *ha* profan, rag creski a raind da vui a impiete ;

17 Hag o c'homz a zebro evel ar brein-krin eus a bere ema Himeneus ha Filetus,

18 Pere a zo faziet e-kenver ar ouirionez, o lavarout penaos ar resurrecsion a zo dija c'hoarvezet ; hag e tisearont feiz biniennou.

19 Coulsgoude ar fondamant a Zoue a choum ferm, o caoud ar siel-ma : An Aotrou a anavez ar re hag a zo dezan · ha . Piou-benag a ra benvel hanô ar C'hrist, ra zilezo an injustis.

20 Hogen en un ti braz bez' ez eus nan hep-ken vesselou a aour hag a arc'hant, mes ive a goad hag a bri ; ha darn da enor, ha darn da zizenor.

21 Mar gra 'ta un den en em netaad eus an traou-ze, hen a vezo ur vessel d'an enor, santifiet, ha talvoudec evid usach ar mestr, preparet evit peb œuvr vâd

22 Rag-se tec'h diouz c'hoantou ar iaouankiz ; mes heûl ar justis, ar feiz, ar garantez, ar peoc'h, gand ar re a c'halv an Aotrou a galon bur.

23 Hogen pellâ ar gistionou foll ha digelen, o c'houzout penaos e produont rendaelou.

24 Hag arabed eo da zervicher an Aotrou dacla, mes beza sioul e-kenver an holl,

capabl da gelen, o supporti an droug gant pasiantet,

25 O kelen gand dousder ar re a zo contrel; ma ro marteze Doue dezei an distroedigez d'an anaoudegez eus ar ouirionez,

26 Ha ma tihunint *d'ar skiant vàd* eus a lindagou an diaoul, pere a zo dalc'het gantan hervez e volonte.

## CHAB. III.

1 Gouez kement-ma ive, penaos en deisiou diveza e teuo goall-amzeriou.

2 Rag an dud a vezo unangarerien, carerien-arc'hant, fougeerien, orgouilus, goall-gomzerien, dizent d'o zad ha d'o mam, dizanaoudec, dizantel,

3 Heb affecsion naturel, dibardon, calomniatored, diroll, didruez, digarantez evid an dud vàd,

4 Treitourien, diboell, c'houezet *a valc'hder*, carerien ar bligadur muioc'h eget carerien Doue;

5 O caoud un doare a biele, mes o tinac'ha ar galloud anezi. En em bellà diouc'h ar re-ze.

6 Rag eus ar re-ze ema ar re a ia en tiez, hag a gas captif merc'hed scan-ben carget a bec'hejou, douget gant meùr sort droug-ioul;

7 Pere a zesk bepred, hag hep gallout nepred dond d'an anaoudegez eus ar ouirionez.

8 Hogen e-giz ma reaz Janes ha Jambres enebi ouc'h Moises, evel se ive e ra ar re-ma enebi ouc'h ar ouirionez: tud a speret corrompet, reprouvet e-kenver ar feiz.

9 Mes na avansint ket pelloc'h; rag o follentez a vezo anad d'an holl, evel ma oa ive hini ar re-ze.

10 Hogen te ec'h eus peûr-anavezet va c'helenadurez, kiz *va* buez, va dessein, feiz, dousder, carantez, pasiantet,

11 Ar bersecusionou, ar souffransou, pere a c'hoarvezaz ganen en Antiokia, en Ikoniom, hag en Listra, pebez persecusionou em eus gouzanvet, hag eus anezei holl an Aotrou en deus va delivret.

12 Hag evit-gouir kemend hag a fell dezei beva piusamant er C'hrist Jesus, a vezo persecutet.

13 Hogen an dud fall hag an douellerien a ielo goas-ouc'h-ouaz, en eur seduiza hag o veza seduizet.

14 Mes te, kendalc'h en traou ec'h eus desket, hag eus a bere oud bet assuret, o c'houzout gant piou ec'h eus desket *anezei*;

15 Ha penaos abaoe da vugaleach ec'h eus anavezet ar Scrituriou Sacr, pere a zo capabl d'az renta fùr d'ar zilvidigez, dre ar feiz a zo er C'hrist Jesus.

16 An holl Scritur *a zo* inspiret a Zoue, hag util evid diski, evit convainki, evit

corrija, evit kelenna er justis ;

17 Evit ma vezo an den a Zoue accomplisset, fourmisset en holl evit peh œuvr vâd.

## CHAB. IV.

1 Rag-se me a exhort *ac'hanod* solanelamant en prezans Doue, ha Jesus Christ, pehini a varno ar re veô hag ar re varô, d'e ziscouezedigez hag e rouantelez,

2 Prezeg ar gêr ; difre en amzer, er meas a amzer ; kendrec'h, repren, exhort, gant pep hir-c'houzanvidigez ha kelen.

3 Rag dond a rai un amzer en pehini na zouffrint ket kelenadurez iac'hus ; mes o caout discouarn hilligus, hez' e raint, hervez o deziriou o-unan, bernis kelenerien dezei o-unan ;

4 Hag e tistroind *o* discouarn diouc'h ar ouirionez, hag ouc'h fablou e troint.

5 Hogen te, veil e pep tra, gouzanv affliesionou, gra labour un avieler, accomplis en holl-d'an holl da garg.

6 Rag me a zo dija scuilet, hag amzer va monedigez kouit a zo tost.

7 Me em eus combatet ar gombat vâd, echuet em eus *va* redaden, mired em eus ar feiz.

8 Diwar-vrema ema lekeed a-du evidomp ur gurunen a justis, pehini a roio an Aotrou, ar Barner just, d'in en deiz-ze ; ha ne ked d'in-me hep-ken, mes ive d'ar re holl a gâr e ziscouezedigez

9 Hast da zont buan d'am c'haout :

10 Rag Demas, o veza caret ar bed a-vrema, en deus va dilezet, hag a zo eed da Dessalonika ; Cressens *a zo eed* en Galasia, ha Titus da Zalmasia.

11 Lucas hep-ken a zo ganen. Kemer Marc, ha digas-hen ganez ; rag ema util braz d'in evid ar servich.

12 Mes caset em eus Tikikus da Efezus.

13 Pa zeui, digas ar vantel em eus lezel gant Karpus en Troas, hag al levriou, dreist-holl ar parcheminou.

14 Alecsandr ar manouner en deus gret calz a zroug d'in : ra zistaolo an Aotrou dezan hervez e oheriou.

15 Te ive laka evez oulan ; rag opposet meurbed en deus hor c'homsiou.

16 Em c'henta difen den na choumaz ganen, mes an holl am dilezaz. Na vezet ket lekeed en o eneh !

17 Mes an Aotrou a choumaz ganen, hag am nerzaz, evit ma vije predicasion *an aviel* leûn-ziscleriet drezoun, ha ma cleveche an holl jentiled . hag oun bet delivret eus a c'henou al leon.

18 Hag an Aotrou am delivro eus a bep œuvr fall, hag *am* c'honservo d'e rou-

antelez celestiel · da bebini *ra vezo* gloar da amzeriou an amzeriou. Amen.

19 Salud Priska hag Akuila, ha ti Oneziforus.

20 Erastus a zo choumet en Korint, ha Trofimus em eus tezet clanv en Milet.

21 Hast da zond abarz ar goanv. Eubulus, ha Pudens, ha Linus, ha Klodia, hag ar vreudeur holl, a salud ac'hanod.

22 An Aotrou Jesus Christ *ra vezo* gand da spered. Ar c'hras *ra vezo* ganeoc'h. Amen.

---

# LIZER PAOL, ABOSTOL, DA DITUS.

## CHABISTR I.

1 Paol, servicher Doue, hag abostol Jesus Christ, hervez feiz re-choaset Doue, hag an anaoudegez eus ar ouirionez pehini a zo hervez ar biete;

2 En esperans eus ar vuez eternel, pehini en deus Doue, pehini na ra ket gaouiadi, prometet araog amzeriou an oajou,

3 Mes en deus discouezet e c'her, en amzeriou propr, dre ar bredicasion, pehini a zo bet confiet d'in, hervez gorc'hemenn Doue hor Salver:

4 Da Ditus, va gouir vab hervez ar feiz commun: Gras, trugarez, *ha* peoc'h digand Doue an Tad hag an Aotrou Jesus Christ hor Salver.

5 Abalamour da gement-ma eo em eus da tezet en Kret, evit ma peûr-reizi an traou a vank, ha ma liky re-ansien en pep kêr, evel ma em eus gorc'hemenet d'id:

6 Mar d-eus hini divlam, ozac'h ur oureg hep ken, o caout bugale fidel, nan tamallet a zireizdet, na dizent.

7 Rag red eo da un evesiad [*pe escob*] beza divlam, evel merer Doue; nan roed d'e volonte e unan, na coterus, nan douget d'ar gouin, na tear da skei, na roed da c'hounid vil;

8 Mes a gâr rei repui, carer an dud vâd, fûr, just, santel, moderet;

9 O terc'hel ferm ar ger fidel, hervez ma eo bet desket, evit ma vazo capabl, dre ar gelenadurez iac'hus, da exhorti ha da gendrec'hi ar re a gomz a-enep.

10 Rag be' a zo calz a gaozerien direiz ha vên, ha touellerien, dreist-holl ar re eus an trodrouc'h,

11 Genou pere a red beza serret, pere a ziscar tiez antier, o tiski traou ha na zleont ket, evid ur gounid vil.

12 Unan eus o zouez, ur profed dezei o-unan, en deus lavaret : Ar Greiied *a zo* bepred gaouiaded, loened fall, cofou diegus.

13 An destem-ma a zo gouir : abalamour da zo repren anezei lem, evit ma venf iac'h er feiz,

14 Heb en em rei da fablou judevus, na da c'horc'hemenou an dud, pere a zistro diouz ar ouirionez.

15 Evid ar re pur, pep-tra *a zo* pur; mes evid ar re-souillet ha difeiz n'*eo* pur netra, mes memes o ententamant hag o c'houstians a zo souillet.

16 Ober a reont profession da anaoud Doue, mes e zinacha e reont dre o oberiou, o veza abominebl, hag amzent, ha didalvez e-kenver peb ober mâd.

CHAB. II.

1 Hogen te, lavar an traou a gonveu d'ar gelenadurez iac'hus :

2 Ma vezo an dud oajet sobr, grâv, prudant, iac'h er feiz, er garantez, er basiantet :

3 Ma vezo ar groagez oajet, en hevelep doare, e comportamant evel ma conven da dud santel, nan droug-comzerezed, nan douget da galz a ouin, kelenerezed ar mâd ;

4 Evit ma lakaind ar groagez iaouank da veza sobr, da garoud o ezec'h, da garoud o bugale,

5 *Da veza* fùr, chast, chounerezed er gèr, mâd, sentus d'o ezec'h o-unan, evit na vezo ket droug-comzet ger Doue.

6 An dud iaouank, en hevelep doare, exhort da veza fur.

7 En pep-tra en em ro da scouer a oberiou mâd : er gelenadurez, *discouez* an digorrompted, ar gravite,

8 Ur gomz iac'hus, ha na hell ket beza tamallet, evit ma rai an hini a zo contrel caout mèz, hep caoud droug e-bed da lavaroud ac hanod.

9 *Exhort* ar vevelou da veza sentus d'o mestrou, da blijoud *dezei* e pep-tra, hep comz a-enep;

10 Hep tua netra, mes discouez pep fidelite vâd ; evit ma ornint kelenadurez Doue hor Salver e pep-tra.

11 Rag gras Doue, pehini a zigas silvidigez, a zo discleriet d'an holl dud,

12 O teski deomp penaos, en eur renons d'an impiete ha da zeziriou ar bed, e rannp beva sobramant, ha justamant, ha pinsamant er bed prezant-ma,

13 O c'hortoz en esperans eurus, ha discouezedigez ar gloar eus an Doue braz hag hor Salver Jesus Christ;

14 Pehini a zo en em roed e-unan evidomp, evit hon dasprena eus a bep drougiez, ha purifia dezan e-unan ur bobl particulier, zelet evid an oberiou mâd.

15 An traou-ma lavar, hag exhort, ha repren gant peb otorite. Na zisprijet den ac'hanod.

## CHAB. III.

1 Laka dezei caout sonch da veza soumis d'ar gouarnamanchou ha d'an otoriteou, da zenti, da veza prest da bep ober mâd;

2 Da non-pas droug-comza eus a zen, da non-pas beza kerrelerien, *mes* hegarad, o tiscouez peb dousder e-kenver an boll dud.

3 Rag be' e oamp-ni hon-unan ive goueich all diskiant, amzent, egaret, o servicha esclavamant meûr-sort deziriou droll ha plijaduriou direiz, o veva er fallentez hag en anvi, casaus, *hag* oc'h en em gasaad an eil egile

4 Mes pa eo bet discouezet madelez ha carantez Doue hor Salver e-kenver an den,

5 Hen en deus hor saveteet, nan abalamour da oberiou a justis hor be grêt, mes hervez e drugarez e-unan, dre oualc'hedigez an adc'hanedigez, hag adnevezedigez ar Spered-Santel,

6 Pehini en deus scuilet warnomp abondamant dre Jesus Christ hor Salver;

7 Evit, o veza justifiet dre e c'hras, ma vezimp grêt heritourien hervez esperans ar vuez eternel.

8 Ar gomz-*ma a zo* gour, hag e fell d'in e rafez assuri ferm an traou-ma, evit ma rai ar re o deus credet en Doue lakaad evez d'en em rei d'an oberiou mâd. Ar re-ma eo a zo traou mâd ha talvoudec d'an dud.

9 Mes pellâ ar gistionou foll, ar genealojeou, an disputou, hag ar rendaelou diwarben al lezen; rag didalvoudec ha vên int.

10 Goude ar c'henta hag an eil exhortasion, pellâ diouc'h an hini a zo heretik;

11 O c'houzout penaos un hevelep *den* a zo pervertisset, hag e pec'h, oc'h en em gondaoni e-unan.

12 Pa gasin d'id Artemas pe Dikikus, hast affo da zond d'am c'haout da Nicopolis, rag resolvet em eus tremen ar goanv eno.

13 Bez aketus da ziambrouga en hent Zenas, an den-a-lezen, hag Apollos, evit na vanko netra dezei.

14 Ha ra zesko ive hor re d'an em rei d'an oberiou mâd, evit usachou necesser, evit na vezint ket difrouez.

15 Ar re holl a zo ganen a zalud ac'hanod: salud ar re a gâr ac'hanomp er feiz. Ar c'hras ganeoc'h holl. Amen.

# LIZER PAOL, ABOSTOL,

## DA FILEMON.

1 Paol, prizonier Jesus Christ, hag ar breür Timoteus, da Filemon, hor c'haret-mâd ha ken-labourer;

2 Ha da Apfia ar c'haret-mâd, ha da Arkippus hor c'hen-vrezeliad, na d'an iliz a zo en da di :

3 Gras deoc'h ha peoc'h digand Doue hon Tad hag an Aotrou Jesus Christ.

4 Trugarekaad a ran va Doue, oc'h ober mansion bepred ac'hanod em pedenou,

5 O cleved eus da garantez ha *da* feiz, pere ec'h eus e-kenver an Aotrou Jesus, hag evid an holl zent ;

6 Evit ma teuo ar gommunicasion eus da feiz da veza efficas dre an anaoudegez eus a bep tra mâd a zo en ho touez e-kenver Jesus Christ.

7 Rag bez' hon eus calz a joa hag a gonsolasion en da garantez, abalamour ma eo frealzet antreilhou ar zent ganez, *hor* breür.

8 Dre-ze, petra-benag ma em eus ur trankiz vraz *er* C'hrist da gemen d'id ar pez a zo deread,

9 Coulsgoude, abalamour d'ar garantez, gouell eo ganen pidi, evidoun da veza un hevelep hini a Paol an ansien, ha brema ive prizonier Jesus Christ.

10 Da bidi a ran evit va mab, pehini em eus engehentet em hamou, Onezimus;

11 Pehini gouechall a oa didalvoudec d'id, mes brema *a zo* talvoudec d'id ha d'in-me.

12 E gaset em eus war e giz *d'id* Te eta digemer anezan, da lavaroud eo, va antreilhou va-unan.

13 Pehini a garjen derc'hel ganen, evit ma raje va servicha en da lec'h en ereou an aviel

14 Mes ne ket fellet d'in ober netra hep da ali, evit na vije ked da vadelez evel un dra dre fors, mes a volonte vâd.

15 Rag marteze ez eo abalamour da gement ma eo bet separet ur pennadic amzer, evit ma tigemerfez anezan da viken;

16 Nanmui evel un esclav, mes dreist un esclav, ur breür ker, dreist-holl d'in-me, mes pegemend mui d'id, hag er c'hig hag en Aotrou?

17 Mar kemerez ac'hanoun evid ur c'hen-lodec, digemer anezan eveldoun-me va-unan.

18 Ha ma en deus grêt gaou d'id, pe mar tle tra e-bed *d'id*, laka kement-se war ma c'hount

19 Me Paol em eus *e* scrivet gant va dorn va unan, e baea a rin c'hoas, evit na livirin ked d'id, penaos e tleez d'in memes te da-unan ouc'h pen.

20 Ia, *va* breur, ro d'in da gaout plijadur ac'hanod en Aotrou, frealz vaantrelliou en Aotrou.

21 O caout fisians en da zentidigez, me em eus scrivet d'id, o c'houzout penaos e ri memes mui eget na lavaran.

22 Hogen er memes amzer prepar d'in ul lojamant, rag esperoud a ran penaos dre ho pedenou e vezin roed deoc'h.

23 Be' e salud ac'hanod Epafras, va c'hen brizonier er C'hrist Jesus,

24 Marc, Aristarkus, Demas, Lucas, va c'hen-labourerien.

25 Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* gant ho spered. Amen.

---

# LIZER PAOL, ABOSTOL,

## D'AN HEBREED.

### CHABISTR I.

1 Doue, goude beza comzet goueich all oud hon tadou meur a oueich hag e meur a zoare dre ar brofeded, en deus cumzet ouzomp en deisiou diveza-ma dre *e* Vab,

2 Pehini en deus lekeed da heritour eus an holl draou, dre behini ive en deus grêd ar bedou;

3 Pehini, o veza skêd *e* c'hloar, ha gouir heveledigez e êtr, hag o souten an holl draou dre c'her e nerz, goude beza grêt ar burificasion eus hor pec'hejou drezan e-unan, a zo azezet a-zeou d'ar Veurdez el *lec'hiou* uhel;

4 O veza grêt kement ecsellantoc'h eged an eled, ha ma en deus heritet un hanó ecsellantoc'h eged o hini.

5 Rag da behini' eus an eled en deus hen goueich e-bed lavared; Va Mab oud, me em eus da engehentet hirio ? Ha c'hoas ; Me a vezo da Dad dezan, hag hen a vezo da Vab d'in ?

6 Hag adare, pa ra introduisa ar C'henta-ganet er bed, e lavar, Ha ra adoro holl eled Doue anezan.

7 Ha diwarben an eled e lavar, Pehini a ra e eled sperejou, hag e vinistred ur flam tan.

8 Hogen d'ar Mab *e lavar*,

da drôn, ô Doue, a zo da virviken: ur ren-oualen a ceunder eo ar ren-oualen eus da rouantelez

9 Cared ec'h eus ar justis, ha caseed ec'h eus an drougiez; dre-ze, ô Doue, da Zoue, en deus da eoliet gand an eôl a joa dreist da gen-sorted.

10 Ha *c'hoas;* Te, Aotrou, ec'h eus diazezet an douar ar pen-kenta, hag an envou a zo labour da zaouarn.

11 Int a herisso, mes te a beûr-bad: ha eosand a raint holl evel ma ra ur vantel,

12 Hag evel ur zae e plegi anezei, hag e vezint chenchet: mes te a zo ar memes hini, ha da vloavesiou na vankint ket.

13 Hogen da bebini eus an eled en deus-hen goueich e-bed lavared; Azez a-zeou d'in, bete ma likin da enemied da droad-scabel d'az treid?

14 Ha n'int-ei ket holl spezejou a-garg, caset da zervichoud evid ar re a herito ar zilvidigez?

## CHAB. II.

1 Rag-se bez' e tleomp ober evez gant muî a hreder ouc'h an traou hon eus clevet, gand aoun n'o lezfemp nepred mond da goll.

2 Rag mar d-oa ferm ar ger lavared dre eled, ha mar en deus pep transgression ha dizentidigez resevet ur gôpr just a *bunision;*

3 Penaos ec'h echapimp-ni, mar neghjomp ur zilvidigez ker bras? pehini, o veza commanset da veza annonset dre an Aotrou, a zo bet confirmet deomp gand ar re o deus e glevet;

4 Doue ive o rei testeni *gantei*, dre sinou ha burzudou, ha meûr-sort miracl, ha donezonou distribuet ar Spered-Santel, hervez e volonte.

5 Rag ne ket d'an eled eo en deus assujetet ar bed da zont, eus a bebini e comzomp.

6 Hogen unan en ul lec'h en deus testeniet, o lavaroud; Petra eo an den, evit ma rafez caout sonch anezan? pe mab an den, evit ma rafez selled outan?

7 Gred ec'h eus anezan un nebeud izeloc'h eged an eled; e gurunet ec'h eus a c'hloar hag a enor, hag ec'h eus hel lekeet war oberiou da zaouarn

8 Assujetet ec'h eus an holl draou dindan e dreid. Rag en eur assujeti an holl draou dezan, n'en deus lezet netra hep beza assujetet. Hogen brema na ouelomp ket c'hoas an holl draou pleget dindanan.

9 Mes goueled a reomp Jesus, pehini a oa grêd un nebeud izeloc'h eged an eled, abalamour da zoufr ar marô, curunet a c'hloar hag a enor, evit ma raje dre c'hras Doue tanva ar marô evid an holl.

10 Rag convenabl e oa d'an hini, evit pehini *ema* an holl draou, ha dre behini *ema* an holl draou, pa zigase calz a vipien er gloar, peûr-oher an autor eus o zilvidigez dre zoufransou.

11 Rag an hini a zantifi, hag ar re a zo santiflet, *a zo* holl eus a unan. Ahalamour da ze n'en deus ked a vêz d'o gervel breudeur,

12 O lavaroud, Me a zisclerio da hanô d'am breudeur; e-creiz an assamble e canin meuleudi d'id.

13 Hag adare, Me a lakai va fisians ennan. Hag adare; Setu me hag ar vugale en deus roed Doue d'in.

14 O veza 'ta ma eo ar vugale kevreneien eus a gig ha goâd, hen ive en hevelep doare a gemeraz lod eus ar memes *traou;* evit dre ar marô ma tistruja an hini en doa ar galloud eus ar marô, da c'houzoud eo, an diaoul,

15 Ha ma telivrche ar re, pere dre an aoun rag ar marô, a oa e-pad o buez sujet d'an esclavach.

16 Rag evit gouir ne ked en eled eo e ra cregi, mes en had Abraham eo e crog.

17 Dre-ze eo bet red dezan beza henvel en pep-tra ouc'h e vreudeur, evit ma vije ur beleg-hraz mizericordius ha fidel en traou e-kenver Doue, evid oher unvanidigez evit pec'hejou ar bobl.

18 Rag o veza ma en deus hen e-unan souffret pa oe tentet, ha' ema capabl da zicour ar re a zo tentet.

## CHAB. III.

1 Dre-ze, breudeur santel, kevreneien eus ar c'halvedigez celestiel, considerit gand evez an Abostol hag ar Beleg-braz eus hor profession, ar Christ Jesus,

2 Pehini a zo bet fidel d'an hini en deus e lekeed, evel *ma oa* ive Moises en e holl di.

3 Rag hen a zo bet countet din a vuioc'h gloar eget Moises, e kement ha ma en deus an hini en deus savet an ti mui a enor eged an ti.

4 Rag pep ti a zo savet gand unan-benag, mes an hini en deus savet an holl draou eo Doue.

5 Ha Moises evit-gouir *a zo bet* fidel en e holl di, evel servicher, evit testeni eus an traou-ze pere a dlie beza lavaret;

6 Mes ar Christ, evel ur mab war e di e-unan: eus a behini ni eo an ti, mar talc'homp ferm beteg ar fin ar fisians hag ar sujet a c'hloar eus hon esperans.

7 Rag-se, evel ma lavar ar Spered Santel; Hirio, mar selaouit a voues,

8 Na gaieditk et ho colonou, evel er goall-brovoca-

sion da zeiz an dentasion en dezert,

9 E pe lec'h a reaz ho tadou va zenti, va eprouvi, ha goueled va oberiou e-pad daou-ugent vloaz.

10 Rag-se oun bet indiniet oud ar generasion ze, hag em eus lavaret; En em egari a reont bepred en *o* c'halon: ha n'o deus ket anavezet va henchou

11 Evel-se em eus touet em c'holer; Mar antreint biken em repos!

12 Likid evez, breudeur, na ve en hini ac'hanoc'h ur galon fall a vigredoni, en eur zistrei diouz an Doue beô.

13 Mes exhortit an eil egile bemdez, e-pad ma'z eo galvet, Hirio; gand aoun na rafe hini ac'hanoc'h en em galedi dre douellerez ar pec'hed.

14 Rag ni a zo bet grët kevrenerien eus ar C'hrist, mar greomp evit-gouir dere'hel stard commansamant hor fisians ferm beteg ar fin;

15 En-dra ma eo lavaret; Hirio, mar selaouit e voues, na galedit ket ho calonou, evel er goall-brovocasion.

16 Rag lod, pa o doe clevet, *hen* goall-brovocaz: coulsgoude non-pas tout ar re a zortiaz eus an Ejipt dre Voises.

17 Hogen ouc'h piou e oehen indiniet e-pad daou-ugent vloaz? Ha na oe ked ouc'h ar re a bec'haz, corfou pere a gouezaz en dezert?

18 Ha da biou e touaz-hen na antrejent ked en e repos, nemed d'ar re na gredchond ked?

19 Ha goueled a reomp penaos na hejont ket mond ebarz abalamour d'*o* digredoni.

## CHAB. IV.

1 Rag-se hor bezet aoun, ar bromessa da antren en *e* repos o veza lezet, gand aoun na hares e rafe hini ac'hanoc'h mankout,

2 Rag ar c'helon mâd a zo bet annonset deomp-ni couls a dezei, mes ar ger a oe clevet na brofitaz ked dezei, abalamour na oa ked unanet gant feiz er re *her* c'hlevaz.

3 Rag ni pere hon eus credet aantre er repos, hervez ma en deus lavaret, Evel ma em eus touet em c'holer, Mar antreint biken em repos! petra-benag ma oe peur-chret an oberiou abaoe formasion ar bed.

4 Rag lavared en deus en ul lec'h-benag diwarben ar seizved *devez*, evel-hen; Ha Doue a reposaz ar seizved devez eus e holl oberiou.

5 Hag el *lec'h*-ma c'hoas; Mar antreint biken em repos!

6 O oucled eta e choum penaos ur re a antre ebarz, ha n'eo ked antreed ebarz ar re da bere eo bet annonset ar c'helou-mâd da genta, abalamour d'an digredoni,

7 C'hoas e fix ur certen devez, Hirio en eul lavaroud dre Zavid, kemend amzer goude, evel ma eo lavaret; Hirio, mar selaouit e voues, na galedit ket ho calonou.

8 Rag ma en divije Josue lekeed anezei er repos, neuze n'en divije ked goude-ze comzet eus a un devez all.

9 Dre-ze be'e choum *c'hoas* ur reposedigez evit pobl Doue.

10 Rag an hini a zo antreed en e repos, en deus ive reposet eus e oberiou e-unan, evel ma *reaz* Doue eus e re.

11 Dre ze en em efforsomp da antren er repos-ze, gand aoun na rai hini e-bed coueza dre un hevelep scouer a zigredoni.

12 Rag ger Doue *a zo* beô, ha nerzus, ha lemoc'h eged ur c'hlezo a zaou-lem e-bed, hag e ra treuzi memes beteg an division eus an ene hag ar spered, hag eus ar mellou hag ar melou, hag *ema* barner eus a zonjesonou ha dessemiou ar galon:

13 Ha n'eus crouadur disgouel e-bed diragan; mes an holl draou *a zo* noaz ha digor da zaou-lagad an hini gant pehini hon eus affer.

14 Neuze o veza ma hon eus ur Beleg-braz, pehini a zo tremened en envou Jesus Mab Doue, dalc'homp ferm *hor* profession.

15 Rag n'hon eus ked ur Beleg braz pehini na hell ket ken-c'houzanv gant hon infirmeteou; mes *unan* hag a zo bet tentet e pep tra hevel ouzomp-ni, *mes* hep pec'hed.

16 Rag-se tostaomp gand assurans ouc'h trôn ar c'hras, evit ma resevimp trugarez, ha ma cavimp gras evit sicour d'an amzer convenabl.

## CHAB. V.

1 Rag peb beleg-braz kemered eus a douez an dud, a zo lekeed evid an dud en traou a zell ouc'h Doue, evid offr donezonou ha sacrifisou evid ar bec'hejou;

2 O veza capabl da gaout truez oud ar re a zo en diouiziegez hag a fazi, abalamour ma eo hen e-unan ive kelc'hiet gant sempladurez.

3 Ha dre ar rezon-ze e tle offr evid ar bec'hejou, evel evid ar bobl, evel-se ive evitan e-unan.

4 Hogen den na gemer an enor *ze* dezan e-unan, nemed an hini a *zo* galvet gand Doue, evel Aaron.

5 Evel-se ive ar C'hrist n'en em c'hloriflaz ked e-unan evit beza beleg-braz, mes hen pehini en deus lavaret dezan, Va Mab oud, hirio em eus da engehentet.

6 Evel ma lavar ive en ul *lec'h* all; Te *a zo* ur beleg da viken, hervez urz Melkisedec.

7 Hen en deisiou e gig, goude m'eu doa, gant criadenou cre ha gant daerou, offret pedenou ha supplica-

sionou d'an hini a oa capabl d'e zavetei eus ar marô, hag e oe exauset eus e aoun,

8 Petra benag ma oa Mab, desket en deus ar zentidigez dre an traou en deus souffret:

9 Hag o veza peûr-c'hrët, ema deuet da veza autor a zilvidigez eternel evit ar re holl a zent outan;

10 O veza bet galvet gand Doue beleg-braz hervez urz Melkisedec.

11 Diwarben pehini hon *eus* calz a draou da lavaroud, hag a zo dies da zisplega, abalamour emoc'h deuet diegus da zelaoui.

12 Rag pa dlefac'h, evid an amzer, beza kelenerien, be' hoc'h eus ezom e rafed diski deoc'h c'hoas ar c'hentakentellou eus a gomsiou Doue, hag emoc'h deued da red deoc'h caoud leaz, ha nan boued cre.

13 Rag pep hini bag a zo kevrenec a leaz, a zo dic'halloudec e ger ar justis; rag ur bugel bihan eo.

14 Mes ar boued cre a zo evid ar re a zo peûr-c'hret, pere dre usach o deus o skianchou exerset evit discerni ar mâd hag an droug.

## CHAB. VI.

1 Rag-se, o lezel ar gomz eus a gommansamant ar C'hrist, deomp en araog d'ar berfecsion; hep posi a nevez ar fondamant a gonversion eus an oberiou marô, hag eus a feiz e kenver Doue,

2 Eus a gelenadurez badisiancbou, eus a lakedigez an daouarn, eus a resurrecsion ar re-varô, hag eus ar varn eternel

3 Hag an dra-ma a raimp, mar permet Doue.

4 Rag impossubl *eo* d'ar ra a zo bet ur oueich sclerijenet, bag o deus tanveet un donezon celestiel, bag a zo bet gret kevreneien eus ar Spered-Santel,

5 Hag o deus tanveet ger màd Doue, ha galloudou an amzer da zont,

6 Hag a zo couezet, en em adnevezi d'ar gonversion, o veza ma crusifiont à nevez Mab Doue, hag *hen* exposont d'an dismegans.

7 Rag an douar pehini a reseô ar glaô a zeu alies warnezan, hag a brodu geot convenabl d'an hini hel labour, a reseô benedicsion digand Doue:

8 Mes an hini a brodu spern ha drez *a zo* reprouvet, ha tost da valloz; fin pehini eo beza devet.

9 Hogen ni a gred traou gouelioc'h ac'hanoc'h-hu, ea-ret-màd, ha traou stâg oud ar zilvidigez, petra-benag ma comzomp evel-se.

10 Rag Doue ne ked injust, evid ancouuac'haad hoc'h œuvr, hag al labour a garantez hoc'h eus discouezet e-kenver e hanô, pa hoc'h eus

servichet d'ar zent, hag e servichit *dezo*.

11 Mes deziroud a reomp ma rai pep hini ac'hanoc'h discouez ar memes aked, evid an assurans leun eus an esperans, beteg ar fin.

12 Evit na veot ket diegus, mes heulierien ar re pere dre ar feiz hag ar basiantet a ra herita ar bromessaou.

13 Rag pa reaz Doue ar bromessa da Abraham, o veza na helle ket toui dre hini e-bed brasoc'h, hen a douaz dre-zan e-unan,

14 En eul lavaroud; O venniga me a vennigo ac'hanod, hag o vultiplia me a vultiplio ac'hanod.

15 Hag evel-se, o veza gortozet gant pasiantet, hen a obtenaz ar bromessa.

16 Rag an dud evit-gouir a dou dre unan brasoc'h, hag ul le a gonfirmasion *a zo* dezei ur fin da bep contradicsion.

17 Evel-se ive Doue, o felloud dezan discouez muioc'h abondant da heritourien ar bromessa an dichenchter eus e gonseil, a hanteraz dre ul le;

18 Evid dre ziou dra zichenchus, e pere *eo* impossubl da Zoue gaouiadi, ec'h helfemp caoud ur gonsolasion gre, ni pere hon eus tec'het *evit refuch* da dapout crog en esperans a zo lekeed dirazomp;

19 Pehini hon eus evel heôr an ene, hag a zo sûr ha ferm, ha pehini a dreuz ebarz beteg al *lec'h* en diabarz eus ar ouel;

20 E pe lec'h eo antreed ar rag-reder evidomp, Jesus, o veza bet grêt beleg-braz da viken, hervez urz Melkisedec.

## CHAB. VII.

1 Rag ar Melkisedec-ma, roue Salem, beleg an Doue Goruhela (pehini a rancontraz Abraham o tistrei eus a lazedigez ar rouaned, hag a venniguz anezan;

2 Da behini ive e roaz Abraham an decved eus a hep-tra), pehini *eo* dre interpretasion, da genta, Roue a justis, ha goude-ze ive, Roue Salem (da c'houzoud eo, Roue a beoc'h);

3 Hep tad, hep mam, hep geneaton, hep na commansamant deisiou, na fin a vuez, mes o veza grêt henvel ouc'h Mab Doue, e choum beleg bepred.

4 Brema considerit peger braz *e oa* hennes da behini e roaz memes Abraham, an tadbraz, an decved eus ar preiz.

5 Rag evit-gouir ar re eus a vipien Levi pere a reseô ar velegiach, o deus gorc'hemen da zeogi ar bobl hervez al lezen, da lavaroud eo, *o* breudeur, petra-benag ma'z int sortiet eus a zigroazel Abraham

6 Mes an hini ha na ziskeneked eus o gouen a zeogaz

Abraham, hag a vennigaz an hini en doa ar bromessaou.

7 Hogen hep contradicsion e-bed, unan bihanoc'h a zo benniget gand unan gouelloc'h.

8 Hag ama evit-gouir tud hag a varv a gemer an deog; mes eno, an hini eus a behini ema testeniet penaos e vev.

9 Hag evel ma heller lavaroud, Levi memes, pehini a gemer deogou, a oe deoget dre Abraham;

10 Rag hen a oa c'hoas en digroazel e dad, pa rancontraz Melkisedec anezan.

11 Ous-pen, ma vije ar barfetedigez dre velegiach Levi (rag dindan hounnes e resevaz ar bobl al lezen), pe ezom mui *e oa* e savche ur beleg all hervez urz Melkisedec, ha non-pas beza galvet hervez urz Aaron?

12 Dre-ze, o veza ma eo chenchet ar velegiach, red eo ez eus ive ur chenchamant a lezen.

13 Rag an hini eus a behini ema lavaret an traou-ze a zo eus a un tribu all, eus a behini nicun n'en deus assistet ouc'h an aoter.

14 Rag sclêr *eo* penaos hon Aotrou a zo savet eus a Juda, eus a be dribu Moises n'en deus lavaret netra diwarben ar velegiach.

15 Ha be' ema se c'hoas meurbed scleroc'h, mar sav, hervez heveledigez Melkisedec, ur beleg all,

16 Pehini a zo grêt, non-pas hervez lezen ar gorc'hemen kigus, mes hervez galloud ur vuez peûr-badus:

17 Rag testenia a ra; Te *oud* ur beleg da viken, hervez urz Melkisedec.

18 Rag be' a zo evit-gouir un abolision eus ar gorc'hemen az ea araog, abalamour d'e zempladurez ha d'e zidalvoudegez:

19 Rag al lezen n'e deus peûr-c'hrêt netra, mes digas charz un esperans gouelloc'h, dre behini e tostaomp ouc'h Doue.

20 Hag e kemend ha n'eo ket bep le,

21 (Rag ar re-ze evit-gouir a zo bet grêt beleien hep le, mes he-ma gant le, dre an hini en deus lavaret dezan; An Aotrou en deus touet, ha n'en devezo ked a geûz; Te *oud* ur beleg da viken hervez urz Melkisedec:)

22 A gement-se eo bet grêt Jesus ar goarant eus a un allians gouelloc'h.

23 Hag int evit-gouir a zo deuet da galz a veleien, dre na oa ket lezet dezei choum bepred abalamour d'ar marô

24 Mes he-ma, o veza ma choum da viken, en deus ur velegiach ha na dremen ket.

25 Dre-ze hen a zo ive galloudec bepred da zavetei ar re a zeu da gaoud Doue drezan, o veza beô bepred da ober intercession evitei.

26 Rag un hevelep beleg-braz a gonvene deomp, *pe-hini a zo* santel, dizroug, disouhiet, separet eus ar bec'herien, hag uheleet dreist an envou;

27 Pehini n'eo ked red de-zan bemdez, evel d'ar veleien-vraz-ze, offr sacrifisou, da genta evid e bec'hejou e-unan, ha neuze *evid* re ar bobl, rag an dra-ze en deus grēd ur oueich, pa en em offraz e-unan.

28 Rag al lezen a laka da veleien-vraz tud hag a zo sempl; mes ger al le, pehini a zo bet goude al lezen, a laka ar Mab, pehini a zo peùr-c'hrēt da viken.

## CHAB. VIII.

1 Evid ar pez a zo bet la-varet, ar pen-dra *eo*; Bez' hon eus un hevelep beleg-braz pehini a zo azezet a-zeou da drôn ar Veurdez en envou;

2 Ministr an traou santel, hag ar gouir danten, pehini en deus savet an Aotrou, ha nan an den

3 Rag peb beleg braz a zo lekeed evid offr donezonou ha sacrifisou Dre-ze e oa red da he-ma ive caoud peadra da offr.

4 Rag evit-gouir ma vije hen war an douar, na vije ket beleg, o veza ma'z eus beleien pere a offr donezonou hervez al lezen;

5 (Pere a zervich evit he-veledigez ha skeuden eus an traou celestiel, evel ma oa aliet Moises gand Doue, pa'z ee da zevel an danten: Evit-gouir laka evez, emezan, da ober pep tra hervez ar model a zo bet discouezet d'id war ar menez).

6 Hogen brema be' en deus obtenet ur ministêr ecsellan-toc'h, o veza ma eo an han-terour eus a un allians gouel-loc'h, pehini a zo fontet war bromessaou gouelloc'h

7 Rag ma vije bed an *al-lians* genta-ze difaut, na vije ket bet clasket a lec'h d'an eil.

8 Mes o caoud da damal ennei, hen a lavar; Setu, dond a ra an deisiou, eme an Aotrou, e peùi c'hrin un allians nevez war di Israel ha war di Juda:

9 Nan hervez an allians a riz d'o zadou, en deiz e kemeriz anezei dre an dorn evid o zenna eus a zouar an Ejipt; rag n'o deus ket kendalc'hed em allians, ha n'oun en em zoursiet kèn anezei, eme an Aotrou.

10 Rag setu an allians a rin da di Israel, goude an deisiou-ze, eme an Aotrou; Me a lakai va lezenou en o ententamant, hag e scrivin anezei war o c'halonou; ha ine a vezo da Zoue dezei, hag ind a vezo da bobl d'in.

11 Ha na raint ked diski pep hini e nesa, ha pep hini e vreur, o lavaroud; Anavez

an Aotrou ; rag an holl am anavezo, adaleg ar bihana beteg ar brasa anezei.

12 Rag me a vezo mizericordius e-kenver o injustisou, ha na zalc'hiu sonch mui eus o fec'hejou nag eus o fallentesiou.

13 En eul lavaroud, Un *alians* nevez, lekeed en deus d'an hini genta beza coz : hogen ar pez a zo coseet, hag a zeu da veza oajet, a zo prest da zisparissa.

## CHAB. IX.

1 Rag-se evit-gouir ar c'henta *tanten* e doa ive ordrenansou evid ar servich divin, hag ur santel-lec'h eus ar bed-ma

2 Rag be' e oe grët un danten, ar c'henta, en pehini e oa ar c'hantoler, hag an daol, hag ar baraou discouezet ; pehini a zo galvet, ar santel-lec'h.

3 Ha goude an eil gouel, an danten a zo galvet, ar santela-lec'h ;

4 O caoud an ezansouer aour, hag arc'h an allians goloed en-dro holl a aour, en pehini *e oa* ar pod aour en doa ar man *ennan*, ha goualen Aaron pehini a vleuniaz, ha taolenou an allians ;

5 Ha dreist hi kerubined ar gloar, oc'h ober skeûd war al lec'h-a-adunvaniez : eus a bere na hellomp ket comza breina dre vunud.

6 Hogen an traou-ma o vezâ lekeed en urz evel-se, ar veleien az ee bepred er c'henta tanten, evid ober ar servich

7 Mes ebarz an eil, ar beleg-braz hep-ken *az a* ur oueich bep bloaz, nan hep goad, pehini a offr evitan e-unan, hag evit pec'hejou a-ziouiziegez ar bobl :

8 Ar Spered-Santel o rei da anaoud an dra-ma, penaos hend ar santel-lec'hiou na oa ket c'hoas grêd anat, en dra ma choume c'hoas ar c'henta tanten en e sa :

9 Pehini a oa un bevelediegez evid an amzer a-neuze, en pehini e oa offret donezonou ha sacrifisou, pere na hellent ket e-kenver ar goustians, renta parfet an hini a rea ar servich,

10 *Hag a oa* hep-ken gant bouedou hag evachou, ha meur-sort soubad, hag ordrenansou diwarben ar c'hig, lekeet beteg amzer an adreizidigez

11 Hogen Christ, o veza deuet da veleg-braz eus a draou mâd da zont, dre an danten vrasoc'h ha parfetoc'h, nan grët gand daouarn, da lavaroud eo, non-pas eus ar groundigez-ma,

12 A zo antreet ur oueich er santel-lec'hiou, nan evit-gouir dre ouâd houc'hed ha leueou, mes dre e ouâd e-unan, o veza obtenet un dasprenadurez eternel.

13 Rag mar gra goâd tirvi ha bouc'hed, ha ludu un ounner, en eur strinka war ar re-souilhet, santifia evit puridigez ar c'hig,

14 Pegement muioc'h goâd ar C'hrist, pehini dre ar Spered eternel, a zo en em offred e-unan dinam da Zoue, netaat ho coustians eus a oberiou marò, evit servicha an Doue beò ?

15 Ha dre ze ema hanterour eus an allians nevez, evit dre ar marò evid an dasprenadurez eus an dransgressionou dindan an allians genta, ma resevo arre-c'halvet ar bromessa eus an heritach eternel.

16 Rag el lec'h *ez eus un* allians, red eo da varò an hini instituet interveni.

17 Rag un allians a zo e nerz war re varò, o veza n'e deus nepred a nerz keit ha ma vev ar *sacrifis* instituet.

18 Dre-ze an *allians* genta ken nebeut n'eo ket bet instituet hep goâd.

19 Rag goude m'en doa Moises lavaret d'an holl bobl an holl c'horc'hemenou hervez al lezen, hen a gemeraz goâd leueou ha bouc'hed, gand dour, ha gloân pourpr, ha sicadez, hag e strinkaz war al levr, ha war an holl bobl,

20 En eul lavaroud, He-ma eo goâd an allians pehini en deus Doue gorc'hemened evid deoc'h.

21 Ha bez' e strinkaz ive gant goâd war an danten ha war holl vesseliou ar servich.

22 Ha cazi an holl draou a zo purifiet gant goâd, hervez al lezen ; hag hep scuil goad n'eus ked a remission.

23 Red e oa 'ta evit-gouir d'an heveledigesiou eus an traou a zo en envou beza purifiet gand an traou-ze ; mes an traou celestiel o-unan, gant sacrifisou gwelloc'h eged ar re-ze.

24 Rag ar C'hrist n'eo ked antreet er santel lec'hiou grêt gand daouarn, ar skeudenou eus ar gouir *zantel-lec'hiou*, mes ebarz an env memes, evit parissa brema e prezans Doue evidomp.

.25 Nan evit ma rafe en em offr e-unan alies, evel ma ra ar beleg-braz antren er santel-lec'hiou bep bloaz gand goâd all ;

26 Anez e vije bet red dezan souffr meûr a oueich abaoe fondasion ar bed : mes brema, ur oueich hep-ken, da fin an oajou, eo en em ziscouezet, evid an abolision eus ar pec'hed dre ar sacrifis anezan e-unan.

27 Hag evel ma eo mired evid an dud da vervel ur oueich hep ken, ha goude-ze ar varn ;

28 Evel-se ive ar C'hrist, o veza bet offred ur oueich evit lemel kouit pec'hejou calz *a dud*, en em ziscouezo un eil goueich, hep pec'hed, d'ar re a c'hortoz anezan, evit silvidigez.

CHAB. X.

1 Rag al lezen, o caoud ar skeûd eus an traou mâd da zont, *ha* nan ar gouir imach eus an traou-ze, na hell biken, dre ar memes sacrifisou pere a offront continuefamant bep bloaz, renta parfet ar re a dostâ.

2 Rag neuze ha na vijent-ei kêt paouezet dâ veza offret? abalamour ar re a zerviche *Doue*, o veza neteet ur oueich, n'o divije kên pelloc'h a goustians eus a bec'hejou.

3 Mes be' a zo er *sacrifisou*-ze ur gommemorasion a bec'hejou bep bloaz.

4 Rag impossubl eo da ouâd tirvi ha bouc hed lemel ar bec'hejou.

5 Abalamour da ze, en aur zond er bed, hen a lavar; Sacrifis hag offrans ne ket felled d'id, mes ur c'horf ec'h eus aozet d'in.

6 Gant sacrifisou peûr-losket ha *sacrifisou* evid ar pec'hed, n'oud ket plijet.

7 Neuze em eus lavaret; Setu, me a zeu (scrivet eo diwar va fen e scrid-rulen al levr) evid ober, ô Doue, da volonte.

8 O veza lavaret uheloc'h; Penaos sacrifis hag offrans, ha sacrifisou peûr-losket, hag evid ar pec'hed, ne ket felled d'id, ha n'oud ket plijet *gantei* (pere a zo offret hervez al lezen).

9 Neuze en deus lavaret; Setu, me a zeu evid ober, ô Doue, da volonte. Lemel a ra ar c'henta, evid etablissa an eil.

10 Dre ar volonte-ze eo emomp santifiet, dre an offrediguez eus a gorf Jesus Christ ur oueich hep-ken.

11 Hag evit-gouir pep beleg en em zalc'h bemdez oc'h ober ar servich, hag oc'h offr meûr a oueich ar memes sacrifisou, pere na hellont biken lemel ar bec'hejou:

12 Mes he-ma, o veza offret ur sacrifis hep-ken evid ar bec'hejou, a zo azezet da viken en tu deou da Zoue;

13 O c'hortoz diwar-neuze bete ma vezo e enemiet lekeed da droad-scabel d'e dreid.

14 Rag dre un offrans hep-ken en deus rentet parfet da viken ar re-zantifiet.

15 Hag ar Spered-Santel ive a ro testeni deomp: rag goude m'en doa lavaret araog;

16 Hou-ma eo an allians a rin gantei goude an deisiou-ze, eme an Aotrou, Me a lakai va lezenou en o c'halonou, hag a scrivo anezei en o ententamant;

17 *Ec'h ajout;* Ha na zalc'hin mui a sonch eus o fec'hejou nag eus o drougiesou.

18 Hogen el lec'h *ez eus* remission eus ar re-ma, n'*eus* kên a offr sacrifis evid ar pec'hed.

19 Rag-se, breudeur, pa hon eus al liberte da antren er santel-lec'hiou dre ouâd Jesus,

20 Dre un hent nevez ha

beô, pehini en deus instituet evidomp-ni dre ar gouel, (da lavaroud eo, e gig),

21 Hag ur beleg braz war di'Doue,

22 Toslaomp gand ur galon gouirion, en assurans leun a feiz, o caout calonou beradet eus a ur goustians fall, hag hor c'horfou goualc'het gand dour pur ;

23 Dalc'homp ferm ar brofession eus *hon* esperans hep varia ; rag fidel *eo* an hini en deus prometet

24 Ha consideromp gand evez an eil egile, evid atiza d'ar garantez ha d'an oberiou mâd ,

25 O non-pas dilezel hor reunion assambles, evel ma *eo* boaz hinienou, mes en eur exhorti *an eil egile ;* hag an dra-ze a gement mui ma ouelit an deiz o tostaad

26 Rag mar pec'homp volonteramant , goude beza resevet an anaoudegez eus ar ouirionez, na choum mui a zacrifis evid ar bec'hejou.

27 Mes ur c'hortoz eûzus a varnedigez ha grouez an tân pehini a zle devori an enebourien.

28 Piou-benag a dore lezen Moises a varve hep truez e-bed, gand daou pe dri test ;

29 Eus a he gement poanisoc'h punision, a gavdeoc'h, e vezo barnet din hennes, pehini en deus mac'het gand a dreid Mab Doue , hag en deus istimet profan goâd an allians dre behini eo bet santifiet, hag en deus grêd dismegans da Spered ar c'hras?

30 Rag anaoud a reomp an hini en deus lavaret ; Ar venjans a zo d'in ; me a zistaolo, eme an Aotrou Ha c'hoas , An Aotrou a varno e bobl

31 Un dra eûzus *eo* coueza etre daouarn an Doue beô.

32 Hogen adc'halvit d'ho memor an deisiou diagent è pere goude beza sclerijenet, e soutenjoc'h ur gombat vraz a boaniou ;

33 Pa oac'h, eus a un tu, grêd ur spectacl *d'an holl* dre rebechou hag afflicsionou , hag eus an tu all, pa oac'h deued da gevreneien gand ar re a oa tretet evel-se

34 Rag c'houi hoc'h eus ken-c'houzanvet ganen em ereou, hag hoc'h eus kemeret gant joa al lamedigez eus ho madou, o c'houzout enoc'h hoc'h-unan penaos hoc'h eus danvez gouelloc'h ha padus en envou.

35 Rag-se na daolit diouzoc'h ho ti-ians, pehini e deus ur gôbr braz.

36 Rag bez' hoc'h eus ezom a basiantet, evit, goude ma ho pezo grêt bolonte Doue, e resefot ar bromessa.

37 Rag c'hoas un neubeudic amzer, hag an hini a zle dont a zeuo, ha na zaleo ket.

38 Hogen an *den* just dre ar feiz a vevo : ha mar en em den adre , va ene n'en em blij ked ennan.

39 Hogen ni n'omp ket eus ar re en em den adre d'ar gollidigez, mes eus ar re a gred evit silvidigez an ene.

## CHAB. XI.

1 Hogen ar feiz a zo an diazez eus an traou a espereur, an demonstrasion eus a draou na oueler ket.

2 Rag drezan eo o deus ar re goz cavet testeni.

3 Dre ar feiz eo e ouzomp penaos ar bedou a zo bet grêt dre c'her Doue, en doare n'eo ket het gréd an traou a oueler eus a draou hag a barisse.

4 Dre ar feiz eo ec'h offraz Abel da Zoue ur sacrifis gouelloc'h eget Kain, dre behini e cavaz testeni da veza just, Doue o rei testeni d'a zonezonou; ha drezan eo, hag hen marô, e comz c'hoas

5 Dre ar feiz e oe Enok lamet, evit na oueljé ked ar marô; ha na oe ket cavet, abalamour m'en doa Doue e lamet: rag araog e lamedigez en doe cavet an desteni e plije da Zoue.

6 Hogen heb ar feiz impossubl eo plijoud da *Zoue*: rag d'an hini a dostâ ouc'h Doue, red eo cridi ema-hen, hag ez eo ar recompansour eus ar re hen clask gand aked.

7 Dre ar feiz Noe, o veza bet avertisset a Zoue eus a draou ha na oa ket gouelet c'hoas, o caoud doujans, a breparaz un arc'h evit silvidigez e di; dre behini e condaonaz ar bed, hag e teuaz da heritour eus ar justis a zo hervez ar feiz.

8 Dre ar feiz Abraham, pa oe galvet, a zentaz, evit mond er meas d'al lec'h a oa da veza resevet gantan en heritach; hag hen az eaz er meas, hep gouzoul pe lec'h ez ee.

9 Dre ar feiz e choumaz en douar ar bromessa, evel *en* un douar estranjour, o loja en tantenou, gand Isaac ha Jacob, ken-heritourien eus ar memes promessa.

10 Rag hen a c'hortoze ar gêr hag e deus fondasionou, eus a behini ar saver hag an oberer *eo* Doue.

11 Dre ar feiz ive eo e deus Sara cavet nerz da engehenta had, hag e c'hanaz, pa oe tremenet ganti amzer an oad; rag barna a reaz e oa fidel an hini en doa prometet

12 Ha dre-ze eo bet engehentet eus a unan, hag hen *peâz* varô, ur multitud evel stered an env, ha diniverus evel an treaz a zo war aod ar môr.

13 Ar re-ma holl a varvaz hervez ar feiz, hep beza resevet ar bromessaou, mes o veza o goueled a-bell, e credchond hag e vriadchond *anezei*, hag e tisclerchont penaos e oand estranjourien ha beacherien war an douar.

14 Rag ar re a gomz evelse, a ziscouez sclêr penaos e claskond ur vrô.

15 Hag evit-gouir, ma o divije dale'het sonch eus ar *vró* a behini e oand ced er meas, ind o divije bed an amzer da zistrei *eno*.

16 Hogen brema e c'hoantaont ur *vró* gouelloc'h, da lavaroud eo, unan celestiel. Dre-ze Doue n'en deus ked a vêz anezei, da veza galvet o Doue; rag preparet en deus ur gêr dezei.

17 Dre ar feiz Abraham, o veza eprouvet, a offraz Isaac; hag an hini en doa resevet ar bromessaou, a offraz memes e unic-ganet;

18 Diwarhen pehini e oa bet lavaret; En Isaac e vezo galvet had d'id;

19 O varna penaos e oa Doue galloudec d'*e* zevel memes dioud ar re-varó; a be lec'h ive e resevaz anezan dre un heveledigez.

20 Dre ar feiz eo e vennigaz Isaac Jacob hag Esau, e-kenver traou da zont.

21 Dre ar feiz Jacob, o vervel, a vennigaz pep hini eus a vipien Josef, hag ec'h adoraz war ben e vâz.

22 Dre ar feiz Josef, oe'h echui e *vuez*, a reaz comz eus a vonedigez pobl Israel er meas; hag e roaz gorc'hemen diwarben e eskern.

23 Dre ar feiz Moises, o veza ganet, a oe cuzet e-pad tri mis gand e dadou, dre ma oueljont e oa caer ar bugel; ha n'o doe ked a aoun rag gorc'hemen ar roue.

24 Dre ar feiz Moises, pa oe deuet braz, a refusaz heza galvet mab da verc'h Faraon,

25 O preferi kentoc'h souffr beza goall-dretet kevret gant pobl Doue, eget jouissa eus a blijaduriou ar pec'hed evid un amzer;

26 O varna dismegans ar C'hrist brasoc'h pinvidigesiou eget tenzoriou an Ejipt; rag selled a rea ouc'h ar recompans.

27 Dre ar feiz eo e lezaz an Ejipt, hep caoud aoun rag coler ar roue: rag hen en em zalc'haz ferm, evel en eur oueled an hini diouelus.

28 Dre ar feiz eo e reaz ar pask, ha seuil ar goâd, evit na raje ked an hini a zistruje ar c'henta-ganet touch ouc'h re *an Israelited*.

29 Dre ar feiz eo e treuzchond ar Môr Ruz, evel dre ul lec'h sec'h; ar pez pa esaeaz an Ejipsianed e ober, e oent heuzet.

30 Dre ar feiz eo e couezaz mogeriou Jeriko, goude ma oe grēd an dro anezei e-pad seiz devez.

31 Dre ar feiz eo na oe ked distrujet Rahab ar c'hast kevret gand ar re amzent, o veza digemeret ar spierien e peoc'h.

32 Ha petra a livirin-me ouc'h-pen? rag an amzer a rafe mankoud d'in evit comza eus a Jedeon, hag eus a Varak, hag eus a Samson, hag eus

a Jefte, hag eus a Zavid, hag eus a Samuel, hag eus ar brofeded;

33 Pere dre ar feiz o deus trec'het rouantelesiou, o deus grët justis, o deus cavet promessaou, o deus serred o genou da leoned,

34 O deus mouget fo an tân, o deus tec'het diouc'h lem ar c'hleze, a zo bet crenveed eus o gouanderiou, a zeuaz galloudec er brezel, o deus lekeed da dec'hi armeou an estranjourien;

35 Groagez o deus adcavet o re-varô dre resurrecsion; ha re all a zo bet torturet, hep digemeret delivrans, evit ma cavehend ur resurrecsion gouelloc'h,

36 Ha re-all a zo bet eprouvet dre ouaperezou, ha scourjezou, hag ous-pen *dre* ereou ha prizon:

37 Meinet int bed, heskinet int bed, eprouvet int bed, lazet int bet gand ar c'hleze; mond a reand ama hag ahond e krec'hin denved hag e krec'hin gevr, o veza en dienez, affliget, goall-dretet,

38 (Eus a bere ar bed na oa ked din), errant en dezertou, hag er venesiou, hag e caviou ha toullou an douar.

39 Hag ar re-ze holl, o veza cavet testeni dre ar feiz, n o deus ket resevet ar bromessa,

40 Doue o veza pourveet un dra-benag gouelloc'h evidomp-ni, evit na vent ket rentet parfet hepzomp-ni.

CHAB. XII.

1 Dre-ze 'ta ni ive, pa hon eus ur goabrenn ker braz a destou lekeed en-dro deomp, o lemel kouit peb beac'h, hag ar pec'hed a strob ac'hanomp ken eazet, redomp dalc'hmâd ar redaden a zo lekeed diragomp;

2 En eur zelled ouc'h Jesus, blenier ha peûr oberer ar feiz, pehini, evid ar joa a oa lekeed diragan, a c'houzanvaz ar groaz, o tisprijoud ar vezegez, hag ec'h azezaz azeou d'an trôn a Zoue.

3 Rag-se considerit ervad hen pehini en deus gouzanvet un hevelep contradicsion a berz ar bec'herien a-enep dezan e-unan, evit na scuizot ket, o veza digalonekeet en ho sperejou.

4 C'houi n'hoc'h eus ket c'hoas harzet beteg ar goâd, o stourmi a-enep ar pec'hed

5 Ha c'houi hoc'h eus ancounac'heet an exhortasion pehini a gomz ouzoc'h evel ouc'h bugale; Va mab, na zisprij ket castiz an Aotrou, ha na zigalonekâ ket pa emoud repreuet gantan.

6 Rag an hini e ra an Aotrou e garoud eo a gastiz, hag e scourjez pep mab a zigemer.

7 Mar gouzanvit ar c'hastiz, Doue en em gomport en ho kenver evel e vipien: rag piou eo ar mab pehini n'eo ket castizet gand e dad?

8 Mes mar doc'h hep castiz,

-eus a hehini ema an holl kevreneien, neuze bastarded oc'h, ha ne ket mipien.

9 Ous-pen, bez' hon eus bet tadou hor c'hig pere o deus castizet *ac'hanomp*, hag hon eus doujet *anezei* : ha na raimp-ni ket calz kentoc'h beza soumis da Dad ar sperejou, ha heva ?

10 Rag int evit-goulr e-pâd un nebeud devesiou hor c'hastize, evel ma cavent convenabl; mes hen, evit *hor* mâd, evit ma hor he lod en e zantelez.

11 Hogen evit-gouir pep castiz evid an amzer prezant na zehlant ket beza ur *sujet* a joa, mes a c'hlac'har, coulsgoude rei a ra goude-ze frouez peoc'hus ar justis d'ar re a zo bet exerset dre gement-se.

12 Rag-se savit an daouarn a zo scuizet, hag an daoulin a zo diuerzet ;

13 Ha grit gouenojenou ceun d'ho treid, evit na vezo ked dilec'het ar pez a zo cam, mes kentoc'h ma vezo iac'heet

14 Claskit ar peoc'h gand an holl, hag ar zantelez, hep pehini den na ouelo an Aotrou :

15 O lakaad evez na rafe hini mankoud eus a c'hras Doue ; na rafe ur c'hrizien c'houerô-benag o sevel, beza kiriec a drubul, hag e ve meûr a hini saotret ganti :

16 Na ve avoultrer e-bed, nag ur profan, evel Esau, pehini evid ur pred hep-ken, a rejetaz e ouir a henanded

17 Rag c'houi a ôar penaos goude-ze, pa c'hoantea herta ar vennoz, e oe reprouvet, rag na gavaz lec'h e-bed da un distro-a-venoz, petrabenag ma c'houlenaz anezi gand daerou.

18 Rag c'houi n'oc'h ket tosteed oud ar menez a helle beza touchet, hag oud an tân loskus, hag oud ar goummoulen, hag oud an devalien, hag oud an tempest,

19 Hag out soun an drompil, hag ouc'h moues comsiou, eus a bere ar zelaouerien a zupplîaz na vije ked ar ger lavaret kên dezei.

20 (Rag na hellent ket supporti ar pez a oa gorc'hemenet, Mar gra zoken ul loen touchoud ar menez, he'e vezo meinet pe dreuzet gand ur bir.

21 Ha ken eûzus e oa ar pez en em ziscoueze, ma lavare Moises, Goall-spountet oun, hag e crenan)

22 Mes deuet oc'h da venez Sion, ha da gêr an Doue bêo, ar Jerusalem celestiel, ha da viriadou a eled,

23 Da assamble general ha da gongregasion ar re gentaganet, pere a zo scrivet en env, ha da Zoue Barner an holl, ha da sperejou tud just gret parfet,

24 Ha da Banterour an allians nevez, Jesus, ha d'ar scoult-goâd, pehini a lavar traou gouelloc'h eged *hini* Abel.

25 Likid evez na raec'h

rejeti an bini a gomz. Rag ma n'o deus ked echapet ar re a rejetaz an bini a gomze var an douar, pe gement mui *na echapimp-ni ket*, mar tistroomp diouz an hini *a gomz* eus an env?

26 Ar voues eus a behini neuze a hejaz an douar; mes *pehini* brema en deus prometet, en eul lavaroud; C'hoas ur oueich e ran beja nan an douar hep-ken, mes ive an env.

27 Hogen ar gomz-ma; C'hoas ur oueich, e siofi lamedigez an traou hejet, evel eus a draou gret, evit ma choumo an traou n'int ked da veza hejet.

28 Abalamour da ze, o veza ma resevomp ur rouantelez zihejus, dalc'homp ar c'hras, dre behini e raimp servicha Doue evel ma cav-mâd, gant respet ha gand doujans.

29 Rag memes hon Doue a zo un tân gouastus.

## CHAB. XIII.

1 Ra bado ar garantez-a-vreûr.

2 Na ancounac'hait ket rei digemer d'an diavesidi: rag dre eno binienou o deus digemeret eled, heb e c'houzout.

3 Ho pezet sonch eus ar re a zo en ereou, evel pa vec'h ereet *gante;* eus ar re a zo goall-dretet, evel pa vec'h c'houi hoc'h-unan ive er c'horf.

4 *Ra vezo* ar briedelez enorus e-touez an holl, hag ar gouele disouihet: hogen Doue a varno ar fornicatored hag an avoultrerien.

5 *Bezet* ho comportamant hep ar c'hant-garantez, o veza contant eus ar pez hoc'h eus: rag hen e-unan en deus lavaret; Na lezin ked ac'hanod, ha n'az ebandonin ket.

6 En hevelep doare ma hellomp lavaroud gand assurans; An Aotrou a zo sicourer d'in, ha n'am bezo ked a aoun rag ar pez a hell an den ober d'in.

7 Ho pezet sonch eus ho ploneríen, pere o deus lavaret deoc'h ger Doue; ar feiz eus a bere heuilt, en eur gonsideri ar fin eus o c'homportamant.

8 Jesus Christ a zo ar memes bini deac'h, hag hirio, ha da viken.

9 Na vezit ked douget ama hag a-hont gand doctrinou meûr-sort hag estranjer: rag mâd eo e ve ar galon affermisset dre ar c'hras, *ha* nan dre vouedou, pere n'o deus ket profitet d'ar re o deus baleed ennei.

10 Bez' hon eus un aoter, eus a behini ar re a zervich en danten n'o deus ked ar gouir da zibri.

11 Rag evid al loened ze, ar goâd eus a bere a zo douget evid ar pec'hed er santel-lec'hiou, gand ar beleg-braz, o c'horfou a zo devet en diaveas ar c'hamp.

12 Dre-ze Jesus ive, evit ma santifije ar bobl dre e ouad e-unan, a zouffraz en diaveas ar porz.

13 Rag-se sortiomp d'e gaout er meas eus ar c'hamp, o tougen e zismegans.

14 Hag n'hon eus ked ama ur gêr beur-badus, mes clask a reomp an hini da zont.

15 Rag-se drezan offromp ar sacrifis a veuleudi da Zoue bepred, ar pez eo, ar frouez eus *hor* muzelou o confes e hanô.

16 Mes ober vâd, ha rei lod eus *ho madou*, na ancounac'haït ket; rag ar sort sacrifisou-se a blij da Zoue.

17 Sentit ouc'h ho plenerien, hag en em zoumetit, rag hei a veil evid hoc'h eneou, evel re a renk renta count; evit ma hellint e ober gant joa, ha nan en eur geinvanr; rag an dra-ze *a ve* dibrofit evidoc'h.

18 Pediit evidomp: rag ni a gred penaos hon eus ur goustians vâd, o c'hoantaad en em gundui ervad e pep-tra.

19 Hogen hoc'h exhorti a ran c'hoas muioc'h da ober kement-se, evit ma *vezin* roed deoc'h kentoc'h.

20 Hogen Doue ar peoc'h, pehini en deus digased adare eus a douez ar re-varô hon Aotrou Jesus, ar Pastor braz eus an denved, dre ouâd an alians eternel,

21 Ra rento ac'hanoc'h parfet e peb œuvr vâd, evid ober e volonte, oc'h ober ennoc'h ar pez a zo agreabl dirazan, dre Jesus Christ, da behini ar gloar da amzeriou an amzeriou Amen.

22 Hogen, me ho ped, breudeur, da zupporti ar gomzma a exhortasion; rag ive e her gomsiou em eus scrivet deoc'h.

23 Gouezit penaos *hor* breur Timoteus a zo lekeed e liberte; gant pehini, mar teu abarz nemeur, e ouelin ac'hanoc'h.

24 Saludit hoc'h holl vlenerien, hag an holl zent. Ar re eus an Itali a zalud ac'hanoc'h.

25 *Ra vezo* ar c'hras ganeoc'h boll. Amen.

# LIZER JAKES, ABOSTOL.

## CHABISTR I.

1 Jakes, servicher Doue hag an Aotrou Jesus Christ, d'an daouzec tribu a zo e dispersion, salud.

2 Va breudeur, e gountit holl joa pa gouezit e meùrsort eprouvenou;

3 O c'houzout penaos an eprouv eus ho feiz a ra ober ar basiantet.

4 Mes e defet ar basiantet un ober parfet, evit ma veot parfet hag accomplisset, hep mankout netra

5 Mar mank hini ac'hanoc'h furnez, goulenet digand Doue, pehini a ro d'an holl gant largentez, ha na rebech ket, hag e vezo roed dezan

6 Mes goulenet gant feiz, hep doueti a-gren: rag an hini a zouet a zo henvel ouc'h goagen ar môr, keflusket ha feltret gand an avel

7 Rag-se na zonjet ked an den-ze e resevo tra e-bed digand an Aotrou.

8 An den doubl a spered *a zo* kildro en e holl henchou.

9 Ar breùr a ståd izel, en em c'hlorifiet en e uheledigez:

10 Mes ar pinvidic, en e izeledigez; rag tremen a rai evel bleunen ar geot.

11 Rag an heol a zo savet gand avel leskidic, hag al louzaouen a zec'haz, hag he bleùnen a gouezaz, hag ar gaerded eus he doare a berissaz: evel se ive e rai ar pinvidic couevi e doareou e vuez.

12 Eurus an den a c'houzanv an eprouv; rag pa vezo bet eprouvet, e resevo curunen ar vuez, pehini en deus an Aotrou prometet d'ar re a går anezan.

13 Na lavaret den, pa ema tentet; Gand Doue oun tentet; rag Doue na hell ket beza tentet gand droug e-bed, ha na dent den e-bed:

14 Mes pep hini a zo tentet pa eo tennet ha grampinelet gand e c'hoant e-unan.

15 Neuze pa en deus ar c'hoant consevet, e c'hân ar pec'hed, hag ar pec'hed, o veza peur-c'hrët, a c'hân ar marô

16 Na fazit ket, va breudeur kêr:

17 Peb donezon våd, ha peb donezon barfet, a zo eus an neac'h, hag a zisken eus a Dad ar goulou, e pehini n'eus ked a variasion, nag ur skeud a chenchamant.

18 Eus e volonte e-unan en deus engehentet ac'hanomp dre c'her ar ouirionez, evit ma vijemp un espes kentafrouez eus e grouadurien

19 Dre-ze, va breudeur kêr, bezet peb den buan da zelaoui, gorrec da gomza, gorrec da vuanekaad

20 Rag coler an den na ra ked accomplis-a justis Doue.

21 Rag-se, o lemel an holl hudurnez ha peb pulder a fallentez, resevit gant sioulded ar ger emboudet, pehini a hell saveti hoc'h eneou.

22 Ha bezit obererien ar ger, ha nan selaouerien hepken, oc'h en em drompla hoc'h-unan gant faoz-rezonnou.

23 Rag mar d-eo neb ur

selaouer eus ar ger, ha nan un oberer, bez' ema hevel ouc'h un den a zell oud e visach naturel en ar mellezour :

24 Rag hen a zell outan e-unan, hag ez a kouit, hag ec'h ancounac'hâ kerkent pe sort den e oa.

25 Hogen piou-benag a zell piz el lezen barfet, an hini eus al liberte, hag a ra kendere'hel *enni*, o non-pas beza ur selaouer ancounac'haus, mes un oberer eus an œuvr, hennes a vezo eurus en e ober.

26 Mar sonch da unan-benag en ho touez ez eo un *den* a relijion, ha na ra ked derc'hel e deod bridet, mes a douell e galon e-unan, relijiou an den-ze a zo didalvez.

27 Ur relijion pur ha disoulhet dirag Doue an Tad eo an dra-ma; Mond da oueled a vedelez an orfelined hag an intanvezed en o zribulasion, hag en em viroud didach eus ar bed.

## CHAB. II.

1 Va breudeur, n'ho pezet ked ar feiz eus a c'hloar hon Aotrou Jesus Christ, gand azaouez evid apparans an dud.

2 Rag mar antren en hoc'h assamble un den gand goualen aour ha dilad caer, ha mar teu ive un den paour gand dilad louz;

3 Hag o selled oud an hini en deus dilad braô, e livirid dezan; Te, azez ama enorablamant; hag e livirid d'ar paour; Choum aze en da za, pe azez ama a-iz scabel va zreid ;

4 Ha na rit-hu ked a zifferans enoc'h hoc'h-unan, ha n'oc'h-bu ket deuet barnerien a zonjesonou fall ?

5 Selaouit, va breudeur kêr; Ha n'en deus ked Doue choaset peorien ar bed-ma *da veza* pinvidien er feiz, ha da heritourien eus ar rouantelez pehini en deus prometet d'ar re a gâr anezan ?

6 Hogen c'houi, be' hoc'h eus dizenoret ar paour. Ha n-eo ked ar re binvidie eo a ouask ac'hanoc'h, hag ho ten dirag tribunalhou ?

7 Ha ne ked ind eo a ouallgomz an hanô ecsellant pehini a zo galvet warnoc'h ?

8 Mar accomplissit al lezen royal, hervez ar Seritur; Caroud a ri da nesa eveldoud da-unan, e rit mâd ;

9 Mes ma hoc'h eus azaouez evid apparans an dud, bez' e rid ur pec'hed, o veza tamallet gand al lezen evel transgressourien.

10 Rag piou-benag a viro an holl lezen, mes a vanko en unan hep-ken, bez' ema coupahl eus an holl.

11 Rag an hini en deus lavaret; Na ri ked a avoultriach, en deus lavaret ive; Na lazi ket. Neuze ma na rez ked a avoultriach, mes e lazer, bez' emoud un torer eus al lezen.

42 Comzit en hevelep doare, ha grit en hevelep doare, evel re bag a vezo barnet dre lezen al liberte.

43 Rag ar varn hep trugarez a vezo d'an hini n'en devezo ket grêd a drugarez: hogen an drugarez en em sav en c'hiorui war ar varn.

44 Petra a dâl, va breudeur, ma lavar unan penaos en deus feiz, ma n'en deus ked an oberiou? hag ar feiz a hell e zavetei?

15 Hogen ha mar d-eo ur breûr pe ur c'hoar en noaz, hag e touerond ar boued pemdeziec,

16 Hag e lavar unan ac'hanoc'h dezei; Id e peoc'h, en em domit hag en em rassazit; ha na rofec'h ked dezei an traou a za red evid ar c'horf, petra a dalfe an draze?

17 Evel-se ive ar feiz, ma n'en deus ked an oberiou, a zo maro enuan e-unan.

18 Mes unan-bennag a lavaro; Te ec'h eus ar feiz, ha me em eus an oberiou; discouez d'in da feiz heb da oberiou, ha me a ziscouezo d'id va feiz dre va oberiou.

19 Te a gred ez eus un Doue: mâd a rez; an drougsperejou memes a gred, hag a gren.

20 Hogen ha te a fell d'id gouzout, ô den vén, penaos ar feiz heb an oberiou a zo marô?

21 Ha na oe ked Abraham hon tad justifiet dre an oberiou, pa offraz e vab Isaac war an aoter?

22 Te a ouel penaos ar feiz a gen-labouregand e oberiou, hag ez eo dre an oberiou e oe peûr-c'hrêt e feiz.

23 Hag evel-se e oe accomplisset ar Scritur a lavar; Abraham a gredaz da Zoue, hag e oe countet dezan evit justis, hag e oe galvet mignoun da Zoue.

24 Goueled a rit eta penaos an den a zo justifiet dre an oberiou, ha nan dre ar feiz hep-ken.

25 Hag en hevelep doare ive, ha na oe ket Rahab ar c'hast justifiet dre an oberiou, pa roaz digemer d'ar gannaded, hag e reaz o c'has er meas dre un hend all?

26 Rag evel ma eo marô ar c'horf heb ar spered, evel-se ive ar feiz heb an oberiou a zo marô.

## CHAB. III.

1 Na vezit ket calz kelenerien, va breudeur, o c'houzout penaos e resevimp ur varnedigez vrasoc'h.

2 Rag broncha a reomp holl e meur a dra. Ma'z eus hini ha na vrouch ked en comz, hen a zo un den parfet, capabl memes da zerc'hel e holl gorf e brid.

3 Setu, lakaad a reomp gouaskenou e genou ar c'hezec, evid ober dezei senti

ouzomp, hag e troomp du-ma ha du-hont o holl gorf.

4 Setu, memes ar batimanchou, pere, petra-benag einaint ker braz, hag ez int caset gand avelou ere, a zo troet du-ma ha du-hont gand ur stûr bihan, el lec'h-benag ma fell da gasedigez an hini a stûr.

5 Evel-se ive an teôd a zo un ezel bihan, hag en em vant a draou braz. Setu, nag a goad e ra un tân bihan entana !

6 Hag an teod *a zo* un tân, ur bed a injustis. Evel-se ema lekeed an teôd e-touez hon izili, ma ra soudia an holl gorf, hag ec'h entan holl rod ar vuez, hag ema entanet gand an ifern.

7 Rag pep natur a loened gonez hag a laboused, hag a ruzerien, hag a vôr-loened, a zo donveet, hag a zo bet donveet gand an natur humen ;

8 Mes den na hell donva an teod un droug diriez *eo* ; leun *eo* a gontam marvel.

9 Gantan e vennigomp Done hag *an* Tad ; ha gantan e villigomp an dud, pere a zo bet grêd dioue'h heveledigez Done

10 Eus ar memes genou e teu bennoz ha malloz. Va breudeur, an traou-ma na dleont ket beza evel-se.

11 Hag ar feunteun a daol eus ar memes toull *dour* dous ha c'houerô ?

12 Ur ouezen fiez, va breudeur, hag hi a hell dougen olivez ? pe ur ouinien, fiez ? evel-se feunteun e bed na *hell* rei dour sal ha dous.

13 Piou a zo fûr ha gouiziec en ho touez ? Ra ziscouezo, dre ur gundu vâd, e oberiou gant kunvelez ar furnez.

14 Hogen ma hoc'h eus un avi c'houerô ha daelou en ho calonou, n'en em vantit ket, ha na c'haouiadit ked a-enep ar ouirionez.

15 Ne ked hounnes eo ar furnez a disken eus creac'h, mes douarec, anevalec, *ha* diaoulec eo.

16 Rag el lec'h ema avi ha daelou, eno *ez eus* direizded ha peb ober fall

17 Mes ar furnez eus creac'h a zo evit-gour, da genta pur, neuze peoc'hus, poellec, tretabl, leûn a drugarez hag a frouezou mâd, hep parsiahte, hag hep hipocrizi.

18 Hogen frouez ar justis a zo hadet e peoc'h evid ar re a ra ar peoc'h.

## CHAB. IV.

1 A be lec'h *e teu* ar brezeliou hag an emganou en ho touez ? ha n eo ked ac'han, eus ho c'hoall-ioulou pere a gombat en hoc'h izili?

2 C'hoantaad a rit, ha n'hoc'h eus ket : laza a rit, hag hoc'h eus goall-avi, ha na hellit ked ohtenn : c'houi en emgan hag a gombat, mes na gavit ket, abalamour na c'houlennit ket.

3 Goulen a rit, ha na resevit ket, abalamour ma c'houlenit fall, evit ma hellot implija d'ho coall-ioulou.

4 C'houi, avoultrerien hag avoultrezed, ha na ouzoc'h-hu ket penaos carantez ar bed a zo inimitie a-enep Doue? Dre-ze piou-benag a fell dezan beza mignon d'ar bed, en em c'hra enemi da Zoue.

5 Ha c'houi a gav deoc'h e lavar ar Scritur en vên? Ar Spered a ra e choumach enomp, hag e ioul a zoug d'an avi?

6 En enep, rei a ra ur c'hras vrasoc'h. Dre-za e lavar; Doue a resist ouc'h ar re orgouilus, mes rei a ra gras d'ar re humbl.

7 Rag-se en em zoumetit da Zoue Resistit ouc'h an diaoul, hag e tec'ho diouzoc'h.

8 Tostaid ouc'h Doue, hag hen a dostai ouzoc'h Netait *ho* taouarn, pec'herien; ha purifiit *ho* calonou, *tud* doubl a spered.

9 Santit ho mizer, hag en em c'hlac'harit, ha gouelit: ra vezo ho c'hoarz troet e gouelvan, hag *ho* joa e tristidigez.

10 En em humiliit e prezans an Aotrou, hag hen a zavo ac'hanoc'h.

11 Na zroug-comzit an ail eus egile, breudeur. An hini a zroug-comz aus e vreûr, hag a varn e vreûr, a zroug-comz eus al lezen, hag a varn al lezen. Hogen mar barnez al lezen, n'oud ked un oberer eus al lezen, mes ur barner.

12 Bez' ez eus ur seul lezener, pehini a hell savetei ha colla. Ta, piou oud-de, pehini a varn un all?

13 Deuit brema, c'*houi* pere a lavar, Hirio pa varc'hoas az aimp d'ar gêr-ma-kêr, hag e choumimp eno ur bloaz, hag e trafikimp, hag e c'hounezimp;

14 Pare na ouzoc'h ket petra *a vezo* varc'hoas: (rag petra eo ho puez? A-ilra-gouir ur vogeden eo, pehini en em ziscouez evid un nebeud amzar, ha neuza e ra diaeza:)

15 E-lec'h lavaroud; Mar fell d'an Aotrou, ha mar domp beô, ha mar graimp an dra-ma pe an dra-ze.

16 Hogen brema e rid en em c'hlorifia en ho fougeou. Pep gloar eus ar sort-ze a zo fall.

17 Rag-se an hini a ôar ober ar mâd, ha n'her gra ket, ur pec'hed eo sa dezan.

## CHAB. V.

1 Deuit brema, c'houi pinvidien, gouelit, iouc'hit, abalamour d'ho reusiou pere a zeuo warnoc'h.

2 Ho pinvidigesiou a zo breinet, hag ho tilad a zo debret gand ar breuveud

3 Hoc'h aour hag hoc'h arc'hand a zo merklet, hag ar merkl anezei a vezo da dest a-eneb deoc'h, hag a zebro

ho kig evel un tân. Dastumet hoc'h eus un tenzor evid an deisiou diveza.

4 Setu, ar gôpr eus al labourerien pere o deus medet ho parkeier, pehini hoc'h eus miret dre fraud, a gri; ha criou ar re o deus medet a zo autreet e discouarn an Aotrou eus an armeou.

5 Bevet hoc'h eus en blodeı war an douar, hag el luxur; maget hoc'h eus ho calonou, evel en un devez a lazerez.

6 C'houi hoc'h eus condaonet *ha* lazet ar just: hen na resiste ked ouzoc'h.

7 Rag-se, breudeur, bezit hir-c'houzanvus, hete donedigez an Aotrou. Setu ar c'hultivatour a c'hortoz ar frouez precius eus an douar, hag ema pasiant en e genver, ken n'en devezo bed ar glaô a-bred hag *an hini* divezad.

8 C'houi ive bezit pasiant; crenvait ho calonou; rag donedigez an Aotrou a dostâ.

9 Breudeur, n'en em glemit ked an eil a-enep egile, evit na vec'h ket condaonet. Setu, ema ar Barner oud an nor.

10 Va breudeur, kemerit ar brofeded, pere o deus comzet en hanô an Aotrou, evit scouer a c'houzanvidigez an afflicsion hag a basiantet.

11 Setu, istim a reomp eurus ar re c'houzanvus. C'houi hoc'h eus clevet eus a basiantet Job, hag hoc'h eus gouelet ar fin eus an Aotrou, penaos an Aotrou a zo truezus braz, ha leun a drugarez.

12 Hogen dreist-holl, va breudeur, na doui ket, na dre an env, na dre an douar, na dre le all e-bed; mes hoc'h ia bezet ia, hag ho nan, nan; evit na gouezot ked dindan barnedigez.

13 Ha be' a zo unan-benag en ho touez hag a zouffr? Pedet. Hag hini a zo laouen? Canet *canaouenou a veuleudi.*

14 Ha be' a zo unan-benag clanv en ho touez? Galvet ar re ansien eus an iliz, ha ra bedent warnezan, oc'h eolia anezan gand eôl en hanô an Aotrou.

15 Ha peden ar feiz a zaveteo an hini clanv, hag an Aotrou a zavo anezan: ha mar en deus grêt pec hejou, e vezint pardonet dezan.

16 Convesit ho fautou an eil d'egile, ha pedit an eil evid egile, evit ma veot iac'heet. Peden fervant un den just a hell calz.

17 Elıaz a oa un den sujet d'an hevelep infirmiteou ha ni, hag hen a bedaz gant fervor evit na raje ked a c'hlaô; ha na reaz ked a c'hlaô war an douar *e-pad* tri bloaz ha c'houec'h mis.

18 Hag hen a bedaz adare; hag an env a roaz glaô, hag an douar a zougaz e frouez.

19 Breudeur, mar gra hini ac'hanoc'h en em egari eus ar ouirionez, ha mar tistro unan-benag anezan,

20 Gouezet penaos hen pehini a zastro ar pec'her eus a egaramant e hent, a zaveteo un ene eus ar marô, hag a c'holoi un niver braz a bec hejou.

# KENTA LIZER PER, ABOSTOL.

## CHABISTR I.

1 Per, abostol Jesus Christ, d'an estranjourien disperset war-bed Pontus, Galasia, Kappadosia, Asia, ha Bitinia,

2 Re-choaset hervez raganaoudegez Doue an Tad, dre zanteledigez ar Spered, d'ar zentidigez ha strinkadur goad Jesus Christ. Gras ha peoc'h *ra vezo* multipliet deoc'h.

3 *Ra vezo* benniget Doue ha Tad hon Aotrou Jesus Christ, pehini hervez e drugarez vraz, en deus hon eil-c'hanet da un esperans beô dre resurrecsion Jesus Christ dioud ar re-varô,

4 Da un heritach divreinus, ha disouilhet, ha diouenvus, mired en envou evidomp,

5 Pere dre c'halloud Doue a zo dioualled dre ar feiz, d'ar zilvidigez dare da veza discouezet en amzer diveza.

6 Eus a gement-se en em rejouissit meurbed, petrabenag brema, evid un nebeud amzer, (o veza ma eo red), emoc'h glac'haret dre veur a eprouv :

7 Evit ma vezo an eprouv eus ho feiz, calz muioc'h precius eged eus an aour a beris, pehini coulsgoude a zo eprouvet dre dân, cavet da veuleudi, ha da enor, ha da c'hloar, e discouezedigez Jesus Christ :

8 Pehini, hep gouelet anezan, a garit, e pehini, petra-benag n'her gouelit ket brema, mes o cridi, en em rejouissit meurbed gand ur joa dilavarus ha leûn a c'hloar,

9 O reseô ar fin eus ho feiz, ar zilvidigez eus *hoc'h* eneou.

10 Diwarben pe zilvidigez o deus enclasket gand aked hag examinet piz ar brofeded, pere o deus profetiset eus ar c'hras *roed* deoc'h ;

11 Oc'h enclaskout pe gouls hag e pe sort amzer Spered ar C'hrist, pehini *a oa* ennei, a roe da anaoud, pa rea testenia araog, ar souffransou eus ar C'hrist, hag ar gloariou a dlie heulia ar re-ma.

12 Da bere e oe discleriet, penaos ne oa ked evitei o-unan, mes evidomp-ni, ec'h administrent en traou-ma, pere a zo brema annonset deoc'h, gand ar re o deus prezeget an aviel deoc'h dre ar Spered-Santel caset eus an env, traou e pere e tezir an eled stoui evit selled.

43 Rag-se c'houi, o veza gourizet croazel hoc'h ententamant, *hag* o veza sobr, esperit parfetamant ar c'hras a zo da veza digaset deoc'h e discouezedigez Jesus Christ.

44 Evel bugale sentus, n'en em gonformit ked d'ar goall-ioulou goueich all en ho tiouiziegez,

45 Mes evel ma ema an hini en deus ho calvet santel, evel se c'houi, bezit santel en hoc'h holl gundu :

46 Dre ma eo scrivet ; Bezit santel, rag me a zo santel.

47 Ha mar galvit an Tad, pehini, heb azaouez evid apparans an dud, a varn hervez œuvr pep hini, en em gunduit gand doujans e-pad an amzer eus ho choumedigez-a-dremen ama ;

48 O c'houzout penaos n'eo ked dre draou breinus, *evel* arc'hant hag aour, oc'h het daspreuet eus ho cundu didalvez deued deoc'h digand ho tadou,

49 Mes dre ar goâd precius eus ar C'hrist, evel eus a un oan dinam hag hep tach,

20 Pehini evit-gouir a oa rag-anavezet araog fondasion ar bed, mes a zo bet discouezet en amzeriou divezama abalamour deoc'h-hu,

21 Pere drezan a gred en Doue, pehini en deus e ressussitet dioud ar re-varô, hag en deus roet gloar dezan, evit ma ve ho feiz hag hoc'h esperans en Doue.

22 O veza purifiet hoc'h eneou, en eur zenti oud ar ouirionez dre ar Spered, da ur garantez-a-vreûr hep hipocrizi, carit an eil egile a galon bur gant fervor;

23 O veza bet eil-ganet, nan eus a un had breinus, mes divreinus, dre c'her Doue, pehini a vev hag a bâd da viken.

24 Rag pep kig *a zo* evel ar geot, hag holl c'hloar an den evel bleunen ar geot. Ar geot a zec'haz, hag e vleunen a gouezaz ;

25 Mes ger an Aotrou a choum da viken He-ma eo ar ger pehini a zo prezeget deoc'h dra an aviel.

## CHAB. II.

1 Dre-ze o veza dilezet pep fallentez, ha pep tromplezon, hag hipocrizi, hag anviou, ha peb droug-prezegou,

2 Evel bugale vihan nevezganet, c'hoantait a-zevri al leaz hep fraud eus ar ger, evit ma creskot drezan,

3 O veza ovit-gouir ma hoc'h eus tanveet penaos eo màd an Aotrou.

4 En eur zond da gaoud hen, *ar* mean beô, rejetet evit-gouir gand an dud, mes choaset gand Doue, *ha* precius,

5 C'houi ive, evel mein beô, a zo savet da di spirituel, ur velegiez santel, evid offr sacrifisou spirituel,

agreabl da Zone, dre Jesus Christ.

6 Dre ze ema dalc'het er Scritur ; Setu, me a laka en Sion ur pen-mean-corn, choaset, precius ; ha neb a gred eonan na vezo ket mezekeet.

7 Rag-se deoc'h-hu pere a gred, *ema* da enor ; mes d'ar re a zo amzent, ar mean o deus rejetet ar saverien-ti, a zo deued da ben-ar-c'horn,

8 Hag ur mean-a-lam, hag ur roc'h a ouall-lam : hei a stok oud ar ger, o veza amzent ; d'ar pez ive e oant destinet.

9 Hogen c'houi *a zo* ur ras choaset, ur velegiez royel, un nasion zantel, ur bobl prenet, evit ma rafac'h disclena vertusiou an hini en deus ho calvet eus an devalien d'e c'houlou merveilus :

10 Pere goueich all ne *oac'h* ked e bobl, mes brema *a zo* pobl Doue ; pere n'ho poa ket cavet trugarez, mes boc'h eus brema cavet trugarez.

11 *Re* caret-mâd, me *ho* ped, evel estranjourien ha beacherien, d'en em virioud eus a c'hoantou ar c'hig, pere a vrezelekâ a enep an ene ;

12 O caout ho comportamant mâd e-touez ar jentiled, evit, er pez e comzont a-enep deoc'h evel droug-oberourien, ma raint, o veza gouelet hoc'h oberiou mâd, glorifia Doue e deiz ar visitasion.

13 Rag-se en em zoumetit da bep crouidigez eus an den, abalamour d'an Aotrou ; pe d'ar roue, evel da un uhela ;

14 Pe da c'houarnerien, evel d'ar re a zo caset eus e berz evit castiza an droug-oberourien, mes evit meuleudi d'ar re a ra mâd.

15 Rag evel-se ema bolonte Doue, ma raec'h, dre ober vâd, serri o genou da zud diouiziec ha diskiant :

16 Evel *tud*-libr, ha nan oc'h en em zervicha eus ho liberte evid ur golo d'ar fallentez, mes evel servicherien da Zoue.

17 Enorid an holl : carid ar vreudeuriez : doujid Doue : enorit ar roue.

18 Servicherien, plegit gant peb doujans d'ho mestrou, nan hep-ken d'ar re vâd hag habask, mes ive d'ar re zrouc.

19 Rag an dra-ma a zo cavet-mâd, mar gra den e-bed, abalamour d'ar goustians e-kever Doue, gouzanv glac'harlou, o souffr injustamant.

20 Rag pe veuleudi *a zo*, mar gouzanvit gant pasiantet pa emoc'h goall-dretet evit ho coallou ? mes mar gouzanvit gant pasiantet pa souffrit, ha c'houi oc'h ober vâd, an draze a zo cavet-mâd gand Doue.

21 Rag da gement-se ive eo oc'h bet galvet : rag ar C'hrist memes en deus gouzanvet evidomp, o lezel deomp ur scouer, evit ma heulfac'h e gamejou ;

22 Hen pehini n'en deus

ket grêd a bec'hed, hag e genou pehini n'eus ket bet cavet a droidel ;

23 Pehini, pa oa outrajet, na rente ked an outrach ; pa souffre, na c'hourdrouze ked ; mes en em rei a rea d'an hini a varn justamant ;

24 Pehini e-unan en deus douget hor pec'hejou en e gorf war ar pren, evit ma raimp-ni, o veza merô d'ar bec'hejou, beve d'ar justis ; dre ar vlonsaduriou eus a behini oc'h iac'heet.

25 Rag c'houi a oa en em egaret evel denved, mes brema oc'h distroet etrezeg Mesaer hag Evesiad boc'h eneou.

## CHAB. III.

1 En hevelep doare, ar groagez, en em zoumetit d'hoc'h ezec'h hoc'h-unan, evit, ma ez eus ur re-benag ha na zentont ked oud ar ger, ma hellint, hep comz, beza gounezet dre gomportamant o groagez,

2 En eur oucled ar burnez eus ho comportamant en doujans.

3 Ornidigez pere na vezet ked an hini a-ziaveas, eus a vleò plansonet, nag a eour lekeed en-dro, nag a ouisgadur diladou,

4 Mes den cuzet ar galon, e digorrompted ur spered kùn ha sioul, pehini a zo talvoudus braz dirag Doue.

5 Rag en doare-ze goueich all e rea ar groagez santel ive, pere en em fisie en Doue, en em orni, o veza soumis d'o ezec'h o-unan :

6 Evel ma sente Sara oud Abraham, o c'hervel anezan aotreu ; eus a behini oc'h deuet merc'hed, dre ober ar màd, hag hep beza spountet gand aoun e-bed

7 En hevelep doare, c'houi ezec'h, bevit gant *ho croagez* hervez an enaoudegez, o rei enord'ar oureg evel ar gonana vessel, hag evel ken-heritgerezed eus ar c'hras a vuez ; evit na vezo ket harzet ho pedenou

8 Hogen en-divez, bezit holl eus ar memes santimant, ken-c'houzanvus, carerien ar vreudeur, trugarezus, hegarad

9 Nan o renta droug evid droug, na dismegans evid dismegans; mes er c'hontrel, o venniga ; o c'houzout pennos da gement-se eo oc'h bet galvet, evit ma heritot *ar* vennoz.

10 Rag an hini a fell dezan caroud ar vuez, ha goueled deisiou màd, ra viro e deod diouc'h an droug, hag e vuzelou diouc'h lavarout tromplezon ;

11 Distroed diouc'h an droug, ha greed ar màd ; clasked ar peoc'h, hag heuliet anezan.

12 Rag daou-lagad an Aotrou *a zo* war ar re-just, hag e ziscouarn war-zu o feden ; mes fas en Aotrou *a zo* a-enep ar re a ra droug.

13 Ha piou a rai droug deoc'h, mar doc'h hevelerien eus an hini mâd ?

14 Hogen ha memes mar souffrit abalamour d'ar justis, eurus *oc'h*. N'ho pezet ked eta a aoun rag ar spouunt anezei, ha na vezit ket nec'het ;

15 Mea santifit an Aotrou Doue en ho calonou. Hogen bezit dare bepred da respont, gand dousder ha gant respet, da bep hini a c'houlen daoc'h rezon eus an esperans a zo enoc'h :

16 O caoûd ur gouatians vâd, evid er pez e troug-comzont ac'hanoc'h evel eus a zroug-oberourien, ma vezo mezekeed ar re a damal ho puezegez vâd er C'hrist.

17 Rag gouelloc'h *eo* e souffrac'h oc'h ober vâd, mar d-eo evel-se bolonte Doue, eged oc'h ober droug.

18 Rag ar C'hrist ive en deus souffred ur oueich evid ar bec'hejou, ar just evid an injust, evid digas ac'hanomp da Zoue, o veza lekeed d'ar marô er c'hig, mes beôeet er Spered :

19 Dre behini ive a prezegaz d'ar sperejou en prizon,

20 Pere goueich all a oa amzent, pa reaz ur oueich hir-c'houzanvidigez Doue gortoz e deisiou Noe, e-pâd ma oar o prepari an arc'h, en pehini un nebeud, da lavaroud eo eiz ene, a oe saveteet dra an dour :

21 An hevelap skeuden eus a behini a zavélâ brema ac'hanomp-ni, *da lavaroud eo*, ar vadiziant, (non-pas al lamedigez eus a louzdoni ar c'hig, mes ar goulen eus a ur goustians vâd e-kenver Doue), dre resurrecsion Jesus C'hrist;

22 Pehini, o veza eed en env, a zo a-zeou da Zoue ; an éled, hag an otoriteou, hag ar galloudou o veza bet rentet sujet dezan.

## CHAB. IV.

1 Pa en deus eta ar C'hrist souffred evidomp-ni er c'hig, en em armit ive c'houi eus ar memes ménoz ; rag an hini en daus souffred er c'hig en deus paouezet a bec'hed ;

2 Evit na vevo mui, e-pâd ar rest eus e amzer er c'hig, da zeziriou an dud, mes da volonte Doue.

3 Rag an amzer dremenet eus ar vuez a zo aoalc'h deomp evid oher ioul ar jentiled, en eur vale en diroll, en droug-ioulou, ar vezvenliou, er goall-zarempeejou en nos, er bankejou, hag en idolatriou abominabl.

4 Abalamour da ze emaint souezet na redit ket *gantei* d'ar memes eesejou a zirolded, o troug-comza ac'hanoc'h.

5 Hei a rento count d'an hini a zo dare da varna ar re-veô hag ar re-varô.

6 Rag evit se ive eo bet prezeget an aviel d'ar re-

varô, evit o veza barnet evitgouir hervez an dud er c'hig, ma vevint coulsgoude hervez Doue er Spered

7 Hogen fin an holl draou a zo tost . rag se hezit sobr ha veilit evid ar beden.

8 Ha dreist pep-tra ho pezet ur garantez vroud evid an eil egile ; rag ar garantez a c'holoio ur foul a bec'hejou.

9 *Bezit* herberc'hus an eil d'egile, hep murmuri

10 Ra rai pep hini, hervez ma en deus resevet un donezon, he implija evit servich an eil egile, evel mererien mâd meûr-sort gras Doue.

11 Mar comz ur rę, hezet hervez an oraclou eus a Zoue; mar gra ur re servicha, *graet se* hervez ar galloud a ro Doue : evit ma vezo Doue glorifiet e pep tra dre Jesus Christ, da behini eo ar gloar hag ar galloud da amzeriou an amzeriou. Amen.

12 *Re* caret-mâd, na vezit ket souezet eus an entan a zo en ho touez evid hoc'h eprouv, evel pa c'hoarvesfe ganeoc'h un dra-henag a etranch :

13 Mes en em rejouissit, o veza emoc'h lodec e souffransou ar C'hrist, evit ive, da ziscouezedigez e c'hloar, ma lamot a joa.

14 Mar doc'h outrajet abalamour du hanô ar C'hrist, eurus *oc'h ;* rag ar Spered a c'hloar hag a Zoue a choum warnoc'h. Hervez ar re ze evit-gouir, ema goall-gomzel, mes hervez c'houi, ema glorifiet.

15 Rag-se na souffred hini ac'hanoc'h evel ur muntrer, pe ul laer, pe un drougoberour, pe unan hag en em mel eus a afferaou ar re-all :

16 Mes mar *souffr* evel christen, n'en devezet ked a véz, mes glorifiet Doue abalamour da ze.

17 Rag *deued eo* an amzer e tie ar varn commans dre di Doue : ha mar commans drezomp-ni, petra e vezo fin ar re na gredont ked da aviel Doue ?

18 Ha mar deo a veac'h savetet ar just, pelec'h e parisso an impi hag ar pec'her ?

19 Rag-se ive ar re a souffr hervez bolonte Doue, ra roint miridigez o eneou *dezan*, evel da ur C'hrouer fidel, oc'h ober vâd.

## CHAB. V.

1 Exhorti a ran ar re-ansien pere a zo en ho touez, me pehini ouñ ive ur c'hen-ansien, ha test eus a souffransou ar C'hrist, hag ive kevrenec eus ar gloar pehini a zle beza discouezet ;

2 Mesit tropel Doue a zo en ho touez ; oc'h evesaad, nan dre gontraint , mes c'hrad vâd; nan evid ur gounid vil, mes a galon vâd ;

3 Nan evel en eur aotrounia war heritachou *Doue*,

mes oc'h en em rei da scouperiou d'an dropel.

4 Ha pa en em ziscouezo ar Pen-mesaer, c'houi a resevo curunen zioueñvus ar gloar.

5 En hevelep doare, ar re iaouank, en em zoumetit d'ar re ansien. C'houi holl, en em zoumetit an eil d'egile, ha bezit goloet a humilite; rag Doue a resist oud ar re orgouilus, mes a ro gras d'ar re humbl.

6 En em humiliit eta dindan an dorn c'halloudec a Zoue, evit ma savo ac'hanoc'h d'an amzer convenubl;

7 O teurel warnezan hoc'h holl zourst, rag hen en deus soagn ac'hanoc'h.

8 Bezit sobr, beilit; rag hoc'h enebour, an diaoul, a zia en-dro, evel ul leon iudus, en cur glask neb a hello da lounka

9 Ouc'h pehini resistit stard er feiz, o c'houzout penaos an hevelep souffransou en em accomplis en ho preudeur pere a zo er bed.

10 Rogen an Doue a bep gras, pehini en deus hor galvet d'e c'hloar eternel dre Jesus Christ, goude ma ho pezo souffred un nebeud, a berfecsiono, a affermisso, a nerzo, *hag* a etablisso *ac'hanoc'h*.

11 Dezan ar gloar hag ar galloud da amzeriou an amzeriou. Amen.

12 Gant Silvanus, pehini, evel ma cav d'in, a zo ur breûr fidel, em eus scrivet e berr gomsiou, en eur exhorti, hag o testenia penaos eo ar gouir c'hras a Zoue an hini e pehini e choumit.

13 An hini a zo e Babilon, ken-choaset *ganeoc'h*, ha Marc va mab, a zalud ac'hanoc'h.

14 Saludit an eil egile dre un af a garantez. Ar peoc'h ganeoc'h holl pere a zo en Jesus Christ. Amen.

# EIL LIZER PER, ABOSTOL.

## CHABISTR I.

1 Simon Per, servicher hag abostol Jesus Christ, d'ar re o deus bet un hevelep feiz precius eveldomp ni, er justis eus hon Doue ha Salver Jesus Christ.

2 Gras ha peoc'h ra vezo multipliet deoc'h, en anaoudegez eus a Zoue, hag eus a Jesus Christ hon Aotrou.

3 Evel ma en deus e c'halloud divin roed deomp kement tra *a zell* oud ar vuez hag ar biete, dre an anaoudegez

eus an hini pehini en deus hor galvet dre *e* c'hloar hag *e* vertuz ;

4 Dre bere eo bet roed deomp ar bromessaou braz ha precius meurbed, evit dre ar re-ma e teufac'h da veza kevrenec eus an natur divin ; o veza echapet eus ar gorrupsion a zo er bed dre an droug-ioul.

5 Abalamour da ze evitgour, o lakaad hoc'h holl breder, ajoutit d'ho feiz, ar vertuz, ha d'ar vertuz, ar ouiziegez ;

6 Ha d'ar ouiziegez, an demperans, ha d'an demperans ; ar basiantet ; ha d'ar basiantet, ar hiete ;

7 Ha d'ar hiete, ar garantez-a-vreûr ; ha d'ar garantez-a-vreûr, ar garantez

8 Rag mar deo an traou-ze enoc'h, hag e founont, e reont n'emoc'h na didalvez na difrouez en anaoudegez hon Aotrou Jesus Christ.

9 Mes an hini e pehini n'ema ked an traou-ze, a zo dall, hep goueled pell, o veza ancounac'heed ar burificasion eus e bec'hejou gouech all.

10 Rag-se kentoc'h, breudeur, likid hoc'h aked da ober sûr ho calvidigez hag ho choasidigez : rag en eur ober an traou-ze, na reot biken a lam

11 Rag dre eno e vezo roed deoc'h abondamant an antre ebarz rouantelez eternel hon Aotrou ha Salver Jesus Christ.

12 Abalamour da ze na neglijin ked da lakaad deoc'h caout memor hepred eus an traou-ma, petra-benag ma anavezit anezei, hag emoc'h affermisset er ouirionez prezant.

13 Ha me a gred penaos *eo* just, e-pâd emoun ebarz an danten-ma, da zihun ac'hanoc'h dre zigas sonch *deoc'h*.

14 O c'houzout penaos abarz nemeur e tilezin va zanten-*ma*, evel ive ma en deus hon Aotrou Jesus Christ e roed da anaoud d'in.

15 Hag ober a rin va fossubl evit ma hellot, goude va zremenvan, caout sonch hepret eus an traou-ze.

16 Rag ne ked en eur heulia fablou gret gand ijin eo hon eus roed da anaoud deoc'h galloud ha donedigez hon Aotrou Jesus Christ, mes goude beza goueled e Veûrdez gand hon daou-lagad.

17 Rag resevet en deus digand Doue an Tad enor ha gloar, pa oe adresset dezan un hevelep moues eus ar gloar magnific, He-ma eo va Mab kèr, e pehini emoun contant.

18 Ha ni a glevaz ar vouesze a zeue eus an env, o veza gantan war ar menez santel.

19 Bez hon eus ive ar gomz fermoc'h eus ar brofesi, ouc'h pehini e rit màd beza attantif, evel oud ur c'houlaouen hag a luc'h en ul lec'h teval, bete ma en defe an deiz commanset da c'houlaoui, ha

ma ve savet ar ouerelaouen en ho calonou :

20 O c'houzout da genta an dra-ma, penaos profesi e-bed eus ar Scritur n'eo eus a ziseleriadur den e-unan.

21 Rag ar brofesi n'eo bet digaset nepred hiscoas dre volonte an den, mes tud santel Doue o deus comzet, o veza douget gand ar Spered-Santel.

## CHAB. II.

1 Hogen evel ma ez eus bet fals-brofeded e-touez ar bobl, he' e vezo ive fals-gelenerien en ho touez c'houi, pere a zigaso ebarz e-cuz heresiou collus, o tinac'ha memes an Aotrou, pehini en deus o frenet, o tenna warnezei o-unan ur gollidigez buan.

2 Ha calz a heuho o direisiou ; abalamour da bere e vezo goall-gomzet hend ar ouirionez.

3 Ha dre avaristed e raint trafik ac'hanoc'h dre gomsiou tromplus : barnedigez pere abaoe pell-amzer na zale ket, hag o c'hollidigez na vorgousk ket.

4 Rag ma na espernaz ked Doue an eled pere a bec'haz, mes o veza o zaolet en dounlec'h, e livraz anezei da chadenou a devalien, da veza miret evid ar varn ;

5 Ha ma na espernaz ked ar bed coz, mes e saveteaz Noe, an eizved, prezeger ar justis, pa gasaz an diluch war ved an dud impi ;

6 Ha ma reduisaz da ludu keriou Sodom ha Gomor, en eur huuissa *anezei* dre un discar total, o lakaad *anezei* da seouer evid ar re a raje beva goude-ze en impiete ;

7 Hag e telivraz ar just Lot, a oa glac'haret braz gand dirolded buezegez an dud direiz :

8 (Rag ar just-ze, o choum en o zouez, en eur oueled hag en eur gleved, a c'hlac'hare e ene just a zeiz-e-deiz abalamour d'o goall-oberiou,)

9 An Aotrou a oar delivra an dud a biete eus an dentasion, ha miroud ar re-injust evid deiz ar varn da veza punisset ;

10 Mes dreist-holl ar re a vale hervez ar c'hig er c'hoant eus al louzdoni, hag a zisprij otorite. *O veza* her, douget evid o ioul, n'o deus ked a aoun goall-gomza eus a zigniteou.

11 E-lec'h an eled, pere a zo brasoc'h e nerz hag e galloud, na zougont ked ur varn ouall-gomzus en o enep dirag an Aotrou.

12 Mes ar re-ma, henvel ouc'h loened direzon a heùl an natur, grët da veza kemeret ha distrujet, a ouall-gomz eus a draou na ententont ket, hag a vezo distrujet en holl-d'an holl dre o c'horrupsion o-unan,

13 O reseò ar recompans

eus an injustis, oc'h istim ez eo plijadur beze bemdez en delisou : tachou ha namou *int*, o veva en direiz dre o zrompleresiou o-unan, pa reont banveza ganeoc'h ;

14 O caout daou-lagad leùn a avoultriach na baouezont ked da bec'hi : grampinella a reont an eneou n'int ket ferm : o caoud ur galon exerset d'an avaristed ; bugale ar valloz :

15 *Pere*, goude beza dilezet an hend eun, e zo en em egaret, oc'h heulia hent Balaam, *mab* Bosor, pehini a garaz gôpr an injustis.

16 Mes hen a oe reprenet evid e dransgression : un azen mud, o comza gant mouez an den, e enebaz out follentez ar profed.

17 Ar re-ze a zo feunteuniou hep dour, kommoulenou caset gand ar c'hourveuten ; evit pere ema amc'houlou an devalien miret da viken.

18 Rag en eul lavarout *comsiou* braz c'houezet a vanite, e crampinelont dre c'hoantou ar c'hig, ar re o doa evitgouir tec'het diouz ar re a vev er fazi ;

19 O prometi dezei al liberte, en-dra ma emaind o-unan esclaved d'ar gorrupsion : rag bez' em'oer esclav d'an hini gant pehini ez oar trec'het.

20 Rag mar greont goude beza tec'het eus a louzdoniou ar bed dre anaoudegez an Aotrou ha Salver Jesus Christ, en em lindage a-nevez gand an traou-ze, ha beza trec'het, ar *stad* diveza eus ar re-ze a zo gonsoc'h eged ar c'henta.

21 Rag gouell e vije bet dezei beza beb anaoud hend ar justis, eget, goude beza e anavezet, distrei diouc'h ar gorc'hemen santel a oa bet roed dezei.

22 Hogen ar pez a leverer dre ur proverb gouir, a zo c'hoarvezet gantei ; Ar c'hi *a zo* distroet d'e c'houedaden ; hag ar oniz goalc'het, d'en em rula er fank.

## CHAB. III.

1 *Re* caret-mâd, setu ama an eil lizer a scrivan deoc'h : en eil hag egile e tihunan ho sperejou pur dre zigas memor *deoc'h* ;

2 Evit me ho pezo sonch eus ar c'homsiou a zo bet lavaret diaraog gant ar brofeded santel, hag eus hor gorc'hemen-ni, ebestel an Aotrou heg ar Salver :

3 O c'houzoud an dra-ma da-genta, penaos e teuo en deisiou diveza goaperien, o vale bervez o droug-ioulou o-unan,

4 En eul lavaroud ; Pe lec'h ema ar bromessa eus e zonedigez ? rag abaoe ma eo cousket an tadou, an holl draou a choum evel e commansamant ar groudigez.

5 Rag an dra-ma a ignoront

volonteramant, penaos eo dre c'her Doue e oa an envou a bell-amzer, hag e rea an douar en em zerc'hel eus an dour, ha dre an dour :

6 Dre benaos ar bed a-neuze, o veza goloet a zour, a berissaz.

7 Mes an env hag an douar a-vrema, dre ar memes ger, a zo lekeed a-du, o veza miret evit an tân e deiz ar varn ha collidigez an dud impi.

8 Hogen, *re* caret-mâd, na ignorit ked an dra-ma, penaos dirag an Aotrou un deiz a zo evel mil bloaz, ha mil bloaz evel un deiz.

9 An Aotrou na ra ked dale e bromessa, evel ma count lod ez eus daleidigez ; mes hir-c'houzanvus eo en hor c'henver-ni, hep felloud e ve collet den, mes e teufe an holl d'ar gonversion.

10 Hogen deiz an Aotrou a zeuo evel ul laer en nos ; e pehini an envou a dremeno gand un trouz braz, hag an elemanchou o tevi a vezo dizemstaget, hag an douar, hag al labouriou a zo ennan, a vezo losket holl.

11 O-veza 'ta ma *tle* an holl draou-ma dizemstaga, na pe seurt tud e tlefac'h-hu beza dre ur vuezegez zantel hag ur biete,

12 O c'hortoz hag oc'h hasta donedigez Doue, e pehini an envou o veza entanet a vezo dizemstaget, hag an elemanchou o tevi, a vezo teuzet ?

13 Hogen ni, hervez e bromessa, a c'hortoz envou nevez hag un douar nevez, e pere e choum ar justis.

14 Abalamour da ze, *re* caret-mâd, en eur c'hortoz an traou-ma, en em roit gand aked evit beza cavet gantan e peoc'h, hep tach ha didamal.

15 Ha sellit hir-c'houzanvidigez an Aotrou da *veza evit* silvidigez ; e-c'his ma en deus ive hor breûr kêr Paol scrivet deoc'h, hervez ar furnez a zo bet roed dezan ;

16 Evel ive en e holl lizerou, o comza ennei eus an traou-ma : e pere ez eus traou-benag dies da entent, hag a ra ar re ziouiziec hag edro o gouaska a-drouz, evel ive ar Scrituriou all, d'o c'hollidigez o-unan.

17 Rag-se c'houi, *re* caret-mâd, o c'houzout se araog, likid evez, gand aoun, o veza douget kouit gant fazi ar re zireiz, na zeufac'h da goueza eus ho fermder.

18 Mes creskit e gras hag en anaoudegez hon Aotrou ha Salver Jesus Christ. Ar gloar dezan brema ha da zeiz an eternite : Amen.

# KENTA LIZER IAN, ABOSTOL.

## CHABISTR I.

1 Ar pez a oa adaleg ar pen-kenta, ar pez hon eus clevet, ar pez hon eus gouelet gand hon daou-lagad, ar pez hon eus arvestet, hag o deus hon daouarn touchet diwar-ben Ger ar vuez;

2 (Rag ar vuez a zo bet discouezet, ha ni hon eus he gouelet, hag e roomp testeni, hag e tiscleriomp deoc'h ar vuez eternel, pehini a oa gand an Tad, hag a zo bet discouezet deomp);

3 Ar pez pehini hon eus gouelet ha clevet eo a zisc1eriomp deoc'h, evit ma ho pezo c'hoaz ive communion ganeomp : hag hor c'hommunion evit-gouir *a zo* gand an Tad, ha gand e Vab Jesus Christ.

4 Ha ni a scriv an traou-ma deoc'h, evit ma vezo leun ho joa.

5 Ha setu ar messaj pehini hon eus clevet digantan, hag a zisc1eriomp deoc'h, penaos Doue a zo goulou, ha na'z eus tevalien e-bed ennan.

6 Ma leveromp penaos hon eus communion gantan, hag e reomp bale en devalien, e leveromp gaou, ha na reomp ked ar ouirionez :

7 Mes mar baleomp er goulou, evel ma ema hen er goulou, bez hon eus communion an eil gand egile, ha goâd Jesus Christ e Vab a netâ ac'hanomp a bep pec'hed.

8 Ma leveromp n'hon eus ked a bec'hed, en em douellomp hon-unan, hag ar ouirionez n'ema ked enomp

9 Mar convesomp hor pec'hejou, hen a zo fidel ha just evit pardoni deomp *hor* pec'hejou, ha netaad ac'hanomp eus a bep injustis.

10 Ma leveromp n'hon eus ked pec'het, e lekeomp anezan da c'haouiad, hag e c'her n'ema ked enomp.

## CHAB. II.

1 Va bugale vihan, scriva a ran an traou-ma deoc'h, evit na bec'hot ked : ha mar pec'h unan-benag, bez' hon eus un Erbeder dirag an Tad, Jesus Christ ar just :

2 Hag hen eo ar sacrifis-a-adunvaniez evid hor pec'hejou ; ha nan hep-ken evid hor re, mes ive evit re ar bed holl.

3 Ha dre gement-ma ec'h ouzomp penaos ec'h anavezomp anezan, mar miromp e c'horc'hemenou.

4 An hini a lavar ; Me a anavez anezan, ha na vir ked

e c'horc'hemenou, a zo ur gaouiad, hag ar ouirionez n'ema ked ennan.

5 Mes neb a vir e c'her, evit-gouir ar garantez a Zoue a zo peur-c'hrêt en he-ma. Dre an dra-ma ec'h ouzomp penaos emomp ennan.

6 An hini a lavar e ra choum ennan, a zle e-unan ive bale evel ma en deus hen baleet.

7 Breudeur, na scrivan ked deoc'h ur gorc'hemen nevez, mes ur gorc'hemen coz, pehini hoc'h eus bet abaoe ar gommansamant : ar gorc'hemen coz eo ar ger hoc'h eus clevet abaoe ar gommansamant.

8 Coulsgoude me a scriv deoc'h ur gorc'hemen nevez, ar pez a zo gouir ennan hag enoc'h : rag an devalien a zo tremenet, hag ar gouir c'houlou a ra sclerin brema.

9 Neb a lavar penaos ema er goulou, hag a gasâ e vreûr, a zo en devalien bete vrema.

10 Neb a gâr e vreûr a choum er goulou, ha n'eus abec-a-lam e-bed ennan.

11 Mes neb a gasâ e vreûr a zo en devalien, hag a vale en devalien, ha na ôar ket pe lec'h ez a, rag an devalien e deus dallet e zaou-lagad.

12 Scriva a ran deoc'h, bugale vihan, abalamour ma eo pardonet deoc'h ho pec'hejou dre e hanô.

13 Scriva a ran deoc'h, tadou, abalamour ma hoc'h eus anavezet an hini a zo adaleg ar gommansamant. Scriva a ran deoc'h, tud iaouank, abalamour ma hoc'h eus trec'het an hini fall. Scriva a ran deoc'h, bugale vihan, abalamour ma hoc'h eus anavezet an Tad.

14 Scrived em eus deoc'h, tadou, abalamour ma hoc'h eus anavezet an hini a zo adaleg ar gommansamant. Scrivet em eus deoc'h, tud iaouank, abalamour emoc'h cre, ha ma choum ger Doue enoc'h, ha ma hoc'h eus trec'het an hini fall.

15 Na girit ked ar bed, nag an traou *a zo* er bed. Mar car neb ar bed, carantez an Tad n'ema ked ennan.

16 Rag kemend a zo er bed, droug-ioul ar c'hig, droug-ioul an daou-lagad, hag orgouil ar vuez, n'*eo* ked eus an Tad, mes eus ar bed ema.

17 Hag ar bed a dremen, hag e zroug-ioul ; mes an hini a ra bolonte Doue a choum da viken.

18 Bugale vihan, an heurziveza eo : hag hervez ma hoc'h eus clevet penaos e tle dond an antichrist, evel-se bez' ez eus brema meûr a antichrist : gouzoud a reomp dre eno penaos eo an heur ziveza.

19 Eus hon touez ind eed er meas, mes ne oant ked ac'hanomp-ni ; rag ma vijent bed ac'hanomp-ni, o divije choumet ganeomp : mes *se a zo c'hoarvezet* evit ma vent discouezet, penaos n'int ked holl ac'hanomp.

20 Hogen c'houi hoc'h eus un eoladur eus a berz an Hini santel, hag ec'h ouzoc'h an holl draou.

21 N'em eus ket scrivet deoc'h abalamour na ouzoc'h ked ar ouirionez, mes abalamour ma ouzoc'h anezi, ha na'z eus gaou e-bed eus ar ouirionez.

22 Piou eo ar gaouiad, nemed an hini a nac'h penaos Jesus eo ar C'hrist? Hennes eo an antichrist, pehini a nac'h an Tad hag ar Mab.

23 Kemend hini a nac'h ar Mab, n'en deus ked an Tad: an hini a gouves ar Mab, en deus ive an Tad.

24 Rag-se choumed enoc'h ar pez hoc'h eus clevet abaoe ar gommansamant. Mar choum enoc'h ar pez hoc'h eus clevet abaoe ar gommansamant, c'houi ive a choumo er Mab hag en Tad.

25 Ha setu ama ar bromessa en deus prometet deomp, ar vuez eternel.

26 An traou-ma em eus scrivet deoc'h diwarben ar re a seduis ac'hanoc'h.

27 Hogen an eoladur pehini hoc'h eus resevet digantan a choum enoc'h; ha n'hoc'h eus ked a ezom e rafe den diski ac'hanoc'h, mes evel ma ra ar memes eoladur ho tiski diwarben an holl draou, hag ez eo gouir, ha n'eo ket faoz, evel-se, hervez ma en deus ho tesket, choumit ennan.

28 Ha brema, bugale vihan, choumit ennan, evit pa en em ziscouezo, ma hor bezo fisians, ha na vezimp ket mezekeet eus e berz en e zonedigez.

29 Mar gouzoc'h ez eo hen just, gouezit penaos pep hini hag a ra ar justis, a zo ganet anezan.

## CHAB. III.

1 Gouelit pebez carantez en deus roed an Tad deomp, evit ma vemp galvet bugale Doue. Dre-ze ar bed na anavez ked ac'hanomp, abalamour na anavez ked anezan.

2 *Re* caret-mád, bez' emomp brema bugale da Zoua; hag ar pez a vezimp, n'eo ket c'hoas discouezet; mes gouzoud a reomp penaos, pa rai en em ziscouez, e vezimp heuvel outan; rag e oueled a raimp evel ma ema.

3 Ha kement hini en deus an esperans-ze ennan, en em burifi, evel ma eo hen e-unan pur.

4 Pep hini hag a ra ar pec'hed, a ra ive transgression al lezen; rag ar pec'hed eo an dransgression eus al lezen.

5 Ha c'houi a oar penaos eo en em ziscouezet evit lemel hor pec'hejou: ha n'eus ked a bec'hed ennan.

6 Piou-benag a choum ennan, na bec'h ket: piou-benag a bec'h, n'en deus ket

goueled anezan, ha n'en deus ket e anavezet.

7 Bugale vihan, na drompet den ac'hanoc'h: an hini a ra ar justis, a zo just, evel ma eo hen just.

8 An hini a ra ar pec'hed, a zo eus an diaoul; rag an diaoul a bec'h abaoe ar gommansamant. Da gement-se eo en em ziscouezet Mab Doue, evit ma tistruje oberiou an diaoul.

9 Piou-benag a zo ganet eus a Zoua, na ra ked a bec'hed; rag e had a choum ennan; ha na heil ket pec'hi, abalamour ma eo ganet eus a Zoue.

10 E kement-ma eo anat bugale Doue ha bugale an diaoul: piou-benag na ra ked ar justis, n'ema ked aus a Zoue, na ken nebeud an hini na gâr ked e vreûr.

11 Rag he-ma eo ar messaj pehini hoc'h eus clevet abaoe ar gommansamant, ma en em girimp an eil egile.

12 Nan evel Kain, pehini a oa eus an hini droug, hag a lazaz e vreur. Ha perag a lazaz-hen anezan? Abalamour ma oa a oberiou e-unan droug, ha re e vreur just.

13 Na souezit ked, va breudeur, mar casâ ar bed ac'hanoc'h.

14 Ni a oar penaos omp tremenet eus ar marô d'ar vuez, abalamour ma caromp ar vreudeur: an hini na gâr ked e vreûr a choum er marô.

15 Piou-benag a gasâ e vreur, a zo lazer-den, ha c'houi a oâr penaos lazer-den a-bed n'en deus ked a vuez eternel o choum ennan.

16 E kement-ma hon eus anavezet ar garantez, penaos en deus heu roed e vuez evidomp, ha ni a zle rei hor buez evid ar vreudeur.

17 Hogen piou-benag en deus madou ar bed-ma, hag a ouel e vreûr o caoud ezom, hag a zer e antreiliou outan, penaos e choum carantez Doue ennan?

18 Va bugale vihan, na garomp ked dre gomz na dre zeod, mes dre ober hag e gouirionez.

19 Ha dre an dra-ma ec'h ouzomp penaos omp eus ar ouirionez, hag e raimp assuri hor c'halonou diragan.

20 Rag mar condaon hor c'halon ac'hanomp, Doue a zo brasoc'h eget hor c'halon, hag ec'h anavez pep-tra.

21 Re caret-mâd, ma na gondaon ket hor c'halon ac'hanomp, bez' hon eus fisians e-kenver Doue.

22 Ha petra-benag a c'houlenomp, her resevomp digantan, o veza ma viromp e c'horc'hemenou, ha ma reomp an traou a zo agreabl dezan.

23 Hag he-ma eo e c'horc'hemen, ma credimp en hanô e Vab Jesus Christ, ha

ma eo em girimp an eil egile, evel ma en deus roet gorc'hemen deomp.

24 Hag an hini a vir e c'horc'hemenou a choum ennan, hag hen ennan : ha dre an dra-ma ec'h ouzomp e choum hen enomp, dre ar Spered en deus roed deomp

## CHAB. IV.

1 *Re* caret-mâd, na gredit ked da bep spered, mes eprouvit ar sperejou, hag int a zo eus a Zoue, rag calz a fals-brofeded a zo eed er meas er bed.

2 Dre ama ec'h anavezit ar Spered a Zoue kement spered hag a gonves penaos Jesus Christ a zo deued er c'hig, a zo eus a Zoue

3 Ha kement spered ha na gonves ked ez eo Jesus Christ deued er c'hig, n'ema ked eus a Zoue. Hag hennes eo *spered* an antichrist, pehini hoc'h eus clevet a zo o tond, hag ema dija brema ebarz ar bed.

4 C'houi a zo eus a Zoue, bugale vihan, hag hoc'h eus trec'het anezei : rag an hini a zo enoc'h a zo brasoc'h eged an hini a zo er bed.

5 Ind a zo eus ar bed ; dreze comza a reond eus ar bed, hag ar bed a zelaou anezei

6 Ni a zo eus a Zoue. An hini a anavez Doue, a zelaou ac'hanomp : an hini n'ema ked eus a Zoue, na zelaou ked ac'hanomp. Dre gement-se ec'h anavezomp ar spered a ouirionez, hag ar spered a errol.

7 *Re* caret-mâd, en em garomp an eil egile : rag ar garantez a zo eus a Zoue ; ha kement hini a gâr, a zo ganet eus a Zoue, hag a anavez Doue.

8 An hini na gâr ket, na anavez ket Doue ; rag Doue a zo carantèz.

9 E kement-ma eo discouezet carantez Doue en hor c'henver, ma en deus Doue caset e Vab unic-ganet er bed, evit ma vevimp drezan.

10 E kement ma ema ar garantez, ne ket ma hon eusni caret Doue, mes ma en deus hen cared ac'hanomp, hag en deus cased e Vab *da veza* ar sacrifis-a-adunvaniez evid hor pec'hejou.

11 *Re* caret-màd, ma en deus Doue hor c'haret evel-se, ni a zle ive caroud an eil egile.

12 Hini e-bed n'en deus biscoas goueled Doue. Ma en em garomp an eil egile, Doue a choum enomp, hag e garanteza zo peur-c'hrëd enomp.

13 E kement-ma ec'h ouzomp penaos e choumomp ennan, hag hen enomp, o veza ma en deus roed deomp eus e Spered

14 Ha ni hon eus gouelet, hag e roomp testeni, penaos an Tad en deus caset e Vab da Zalver d'ar bed.

15 Piou-benag a gouveso penaos Jesus a zo Mab Doue, Doue a choum ennan, hag hen en Doue.

16 Ha ni hon eus anavezet ha credet ar garantez en deus Doue evidomp. Doue a zo carantez; hag an hini a choum er garantez, a choum en Doue, ha Doue ennan.

17 E kement-ma eo peùr-c'hrêd ar garantez enomp, evit ma hor bezo fisians e deiz ar varn. rag evel ma ema hen, emomp-ni ive er bed-ma.

18 Neus ked a aoun er garantez, mes ar garantez burfet a gas er meas an aoun rag an aoun e deus encrez. An hini en deus aoun n'ema ket peùr e'hrêt er garantez.

19 Ni a gàr anezan, abalamour ma en deus hen hor c'haret da genta

20 Ma lavar unan-benag; Me a gàr Doue, hag e casâ e vreùr, hen a zo ur gaouiad rag an hini na gàr ked e vreùr pehini en deus gouelet. penaos e hell hen caroud Doue pehini n'en deus ket gouelet?

21 Hag ar gorc'hemen-ma hon eus digantan, ma rai an hini a gàr Doue caroud ive e vreùr.

## CHAB. V.

1 Kemend hini a gred penaos Jesus eo ar C'hrist, a zo ganet eus a Zoue: ha kemend hini a gàr an hini en deus ganet, a gàr ive an hini a zo ganet anezan.

2 E kement-ma ec'h anavezomp penaos e caromp bugale Doue, pa garomp Doue, ha pa viromp e c'horc'hemenou

3 Rag an dra-ma eo carantez Doue, ma virimp e c horc'hemenou; hag e c horc'hemenou n'int ket bec'hius.

4 Rag kemend hag a zo ganet eus a Zoue, a drec'h ar bed Hag hou-ma eo ar victor pehini a drec'h ar bed, hor feiz.

5 Piou eo an hini a drec'h ar bed, nemed an hini a gred penaos Jesus eo Mab Doue?

6 Hema eo an hini a zo deued dre zour ha dre goâd, Jesus, ar C'hrist: nan dre an dour hep ken, mes dre an dour ha dre ar goâd Hag ar Spered eo a ro testeni, rag ar Spered eo ar virionez.

7 Rag bez' ez eus tri hag a ro testeni en env; an Tad, ar Ger, hag ar Spered-Santel; hag an tri-ze a zo unan

8 Ha bez' ez eus tri hag a ro testeni war an douar. ar Spered, hag an dour, hag ar goâd: hag an tri a zo unvan en unan.

9 Ma resevomp testeni an dud, testeni Doue a zo brasoc'h: rag hou-ma eo testeni Doue pehini en deus testeniet diwarben e Vab

10 An hini a gred e Mab Doue, en deus an desteni ennan e-unan. An hini na

gred ked Doue, en deus gred anezan gaouad, abalamour n'en deus ket credet an desteni en deus Doue roed diwarben e Vab.

41 Hag hou-ma eo an desteni, penaos Doue en deus roed deomp ar vuez eternel : hag ar vuez-ze a zo en e Vab.

42 Neb en deus ar Mab, en deus ar vuez : nep n'en deus ket Mab Doue, n'en deus ked ar vuez.

43 An traou-ma em eus scrivet deoc'h-bu, pere a gred e hanô Mab Doue, evit ma ouezot penaos hoc'h eus ar vuez eternel, hag evit ma credot e hanô Mab Doue.

44 Hag he-ma eo ar fisians hon eus ennan, penaos mar goulenomp tra e-bed hervez e volonte, e selaou ac'hanomp.

45 Ha mar gouzomp e ra selaoui ac'hanomp, petrabenag a c'houlenomp, ni a oar penaos e cavomp an traou pere hon eus goulenet digantan.

46 Mar gouel ur re e vreûr o pec'hi ur pec'hed n'eo ked d'ar marô, e c'houleno, hag hen a roio dezan ar vuez, d'ar re na bec'h ked d'ar marô. Be' a zo ur pec'hed d'ar marô : ne ked diwarben hennes eo e lavaran pidi

47 Peb injustis a zo pec'hed; ha be' a zo ur pec'hed ha n'eo ked d'ar marô.

48 Gouzoud a reomp penaos piou-benag a zo ganet a Zoue, na bec'h ket; mes an hini a zo ganet a Zoue en em vir e-unan, hag an hini droug na douch ked anezan.

49 Ni a oar ez omp eus a Zoue; hag ar bed holl a zo gourvezet en droug.

20 Ha gouzoud a reomp penaos oo deuet Mab Doue, hag en deus roed deomp an ententamant, evid anaoud an Hini gouir : ha be' emomp en Hini gouir, en o Vab Jesus Christ. He-ma eo ar gouir Zoue, hag ar vuez eternel.

21 Bugale vihan, en em virit diouc'h idolou. Amen.

---

# EIL LIZER IAN, ABOSTOL.

1 An ansien, d'an itrôn choaset ha d'he bugale, pere a garan er ouirionez, ha nan me hep-ken, mes ive ar re holl o deus anavezet ar ouirionez;

2 Abalamour d'ar ouirionez a choum enomp hag a vezo ganeomp da virviken

3 Ra vezo ganeoc'h gras, trugarez, peoc'h, eus a berz Doue an Tad, hag eus a berz

an Aotrou Jesus Christ, Mab an Tad, er ouirionez hag ar garantez.

4 En em rejouisset braz oun o veza ma em eus cavet eus da vugale hag a vale er ouirionez, hervez ma hon eus bet gorc'hemen eus a berz an Tad.

5 Ha brema me az ped, itrôn, nan evel o scriva d'id ur gorc'hemen nevez, mes an hini hon eus bet adaleg ar pen-kenta, ma en em girimp an eil egile.

6 Hag hou-ma eo ar garantez, ma valeimp hervez e c'horc'hemenou. He-ma eo ar gorc'hemen, evel ma hoc'h eus e glevet adaleg ar pen-kenta, evit ma valeot ennan.

7 Rag calz a douellerien a zo antreed er bed, pere na gonvesont ked ez eo deuet Jesus Christ er c'hig: hennes eo an toueller hag an antichrist.

8 Likid evez ouzoc'h hoc'h-unan, evit na gollimp ked ar pez hon eus grêt, mes ma resevimp ur gôpr leûn.

9 Piou-benag a drausgres, ha na choum ked e kelenadurez ar C'hrist, n'en deus ked Doue. An hini a choum e kelenadurez ar Christ, hennes en deus hag an Tad hag ar Mab

10 Mar teu ur re-benag d'ho caout, ha na ra ked dougen ar gelenadurez-ze, n'hen digemerit ked en ho ti, ha na livirit ked dezan, Eur-vâd :

11 Rag an hini a lavar dezan, Eur-vâd, a zo kevrenec en e oberiou fall.

12 Petra-benag m'am boa calz a draou da scriva deoc'h, ne ked felled d'in *e ober* gant paper ha liou, rag me a esper mond beteg enoc'h, ha comza beg-ouc'h-veg, evit ma vezo leun hor joa.

13 Bugale da c'hoar ar choaset a zalud ac'hanod. Amen.

# TREDE LIZER IAN, ABOSTOL.

1 An ansien da Gaius ar c'haret-mâd, pehini a garan er ouirionez.

2 Caret-mâd, deziroud a ran e rafez prosperi e pep-tra, ha beza en iec'hed, evel ma prosper da ene.

3 Rag en em rejouisset calz oun pa eo deuet ar vreudeur, hag o deus roet testeni d'az kouirionez, hervez ma valeez er ouirionez.

4 N'em eus ked a vrasoc'h joa eget clevet penaos e vale va bugale er ouirionez.

5 Caret-mâd, ober a rez

gant fidelite kemend a rez d'ar vreudeur, ha d'an estranjourien,

6 Pere o deus roet testeni d'az carantez dirag an iliz : mâd e ri o ambrouga en un doare din a Zoue.

7 Rag abalamour d'e hanô int eed er meas, hep kemeret netra digand ar jentiled.

8 Rag-se ni a die digemered ar sort-ze, evit ma vezimp ken-labourerien er ouirionez.

9 Me em eus scrivet d'an iliz ; mes Diotrefes, pehini a gâr beza ar c'henta en o zouez, na reseô ked ac'hanomp

10 Rag se, mar teuan, e tigasin da sonch e oberiou pere a ra, o canzeal a-enep deomp gant comsiou droug hag hep beza satisfiet gant se, nan hep-ken na reseô ked e-unan ar vreudeur, mes e tifen oud ar re a fell dezei o reseô, hag o c'has er meas eus an iliz

11 Caret-mâd, na imit ked ar pez a zo droug, mes ar pez a zo mâd. An hini a ra ar mâd, a zo eus a Zoue, an hini a ra ar fall, n'eo deus ket gouelet Doue

12 An holl a ro testeni vâd da Zemetrius, hag ar ouirionez he-unan : ha ni hon-unan ive a ro testeni ; hu c'houi a oar penaos hon testeni a zo gouir.

13 Re' em boa meûr a dra da scriva, mes na fell ked d'in o scriva d'id gant pluen ha liou ;

14 Rag me a esper da oueled hep dale, hag e comzimp beg ouc'h-veg

15 Peoc'h d'id. Ar vignoned a zalud ac'hanod. Salud ar vignoned dre hanô.

# LIZER JUDAS, ABOSTOL.

1 Judas, servicher Jesus Christ, ha breûr Jakes, d'ar re c'halvet, a zo santifiet en Doue an Tad, ha couservet gant Jesus Christ :

2 Trugarez, ha peoc'h, ha carantez, ra vezo cresket deoc'h

3 *Re* caret-mâd, o scriva deoc'h gant calz a aked diwar-ben ar zilvidigez gommun, necesser e oa d'in scriva deoc'h, evid hoc'h exhorti da stourmi a-zevri evid ar feiz a zo bet roed ur ouech d'ar zent.

4 Rag binienou a zo en em risket ebarz, pere abaoe pell-amzer a zo bet rag-scrivet d'ar varnedigez-ze ; tud impi, o trei gras Doue en diroll, hag o nac'ha ar seul souverên Doue hag hon Aotrou Jesus Christ.

5 Hogen me a fell d'in digas sonch deoc'h, evidoc'h da veza gouezet kement-se ur oueich, penaos an Aotrou, o veza saveteet ar bobl eus a zouar an Ejipt, a zistrujaz goude-ze ar re na gredchont ket

6 Hag an eled pere n'o deus ket mired o c'henta stâd, mes o deus dilezet o choumach o-unan, en deus reservet e chadenou peurbadus, dindan an devalien, da varn an deiz braz

7 Evel Sodom ha Gomor, hag ar c'heriou war o zro, pere, en un doare henvel outei, a oa en em roed d'an avoultriach, hag a oa eed war lerc'h ur c'hig a-ziaveas, a zo lekeed da scouer, o souffr ar bunision a dân eternel.

8 En hevelep doare ive an huvreerien-ma a souil ar c'hig, a zisprij otorite, hag a ouall-gomz a zignitéou

9 Hogen Mikeal an arc'hel, pa gonteste gand an diaoul, o tisputi diwarben corf Moises, na gredaz ked digas ur varn a zroug-comz a enep dezan, mes lavaroud a reaz, Reprenet an Aotrou ac'hanod

10 Mes ar re-ma a zroug-prezeg eus an traou na anavezont ket, hag evid an traou a ouzont dre natur, evel loened hep rezon, en em goll a reont drezei

11 Maleur dezei! rag baleed o deus en hent Kain, ha faziet int dre douellerez gôpr Balaam, hag en em gollet int en enebiez Kore

12 Ind a zo tachou en ho prejou-a-garantez, pa reont banveza ganeoc'h, oc'h en em vaga o-unan heb aoun: goabrenou hep dour *int*, caset du-ma ha du-hont gand avelou, gouez gouevet an discar amzer, hep frouez, diou oueich marô, dic'hrisienet;

13 Goall goumou ar môr, oc'h eoni o mezegez o-unan; stered red, evit pere ema amc'houlou an devalien miret da viken.

14 Hag Enoc ive, ar seizved adaleg Adam, en deus profetiset diwarben ar re-ma, o lavaroud; Setu an Aotrou a zeu gand e viriadou santel,

15 Evid ober barn war an holl, hag evit kendrec'hi an holl re impi anezei eus o holl oberiou a impiete pere o deus gret impiamant, hag eus an holl draou caled pere o deus ar bec'herien impi lavaret a-enep dezan

16 Ar re-ze a zo murmurerien, clemerien, pere a gerz hervez o c'hoantou o-unan; hag o genou a lavar comsiou c'houezet, oc'h admira apparans an dud, abalamour d'ar gounid

17 Hogen c'houi, *re* caretmâd, dalc'hit memor eus ar c'homsiou a zo bet lavaret araog gand ebestel hon Aotrou Jesus Christ,

18 Penaos o deus lavaret

deoc'h e vije goaperien en amzer diveza, o vale hervez o c'hoantou impi o-unan

19 Ar re-ma eo ar re en em zepar o unan, *tud* sansuel, hep caoud ar Spered

20 Mes c'houi, *re* caret màd, oc'h en em zèvel hoc'h-unan war ho feiz santel meurbed, hag en eur bidi dre ar Spered-Santel,

21 En em virit e carantez Doue, o c'hortoz trugarez hon Aotrou Jesus Christ, evid ar vuez eternel.

22 Hag oc'h ober differans, ho pezet truez eus a lod :

23 Ha re all savetet dre aoun, en eur serapa *anezei* eus an tân ; o casaad memes ar zae a zo bet souillet gand ar c'hig

24 Hogen d'an hini a zo galloudec d'ho tiouall a lam, ha d'ho prezanti dinam dirag prezans e c'hloar gant joa,

25 Da Zoue seul fûr, hor Salver, gloar ha meurdez, galloud ha beli, brema ha d'an boll amzeriou : Amen.

---

# DISKULADUREZ.

[ *Pe Apokalips.* ]

## CHABISTR I.

1 Diskuladurez Jesus Christ, pehini en deus Doue roet dezan, evid discouez d'e zervicherien an traou a dle c'hoarvezoud abarz nemeur; hag en eur gas dre e êl, en deus e discleriet da Ian e zervicher ;

2 Pehini en deus testeniet ger Doue, ha testeni Jesus Christ, kemend en deus gouelet.

3 Eurus an hini a len, hag ar re a zelaou comsiou ar brofesi-ma, hag a vir an traou a zo scrivet enni ; rag an amzer a zo tost.

4 Ian, d'ar seiz iliz a zo en Azia : Gras deoc'h ha peoc'h eus a berz an Hini a zo, an Hini a oa hag an Hini da zont; hag eus a berz ar seiz Spered pere a zo dirag e drôn ;

5 Hag eus a berz Jesus Christ, an Test, ar Fidel, ar C'henta ganet eus ar re-varô, hag ar Rener eus a rouaned an douar.

6 D'an hini en deus cared ac'hanomp, hag en deus hor goualc'het eus hor pec'hejou en e ouâd e-unan, hag en deus hor grêt rouaned ha beleien d'e Zoue ha Tad, dezan ar gloar hag ar galloud da amzeriou an amzeriou : Amen.

7 Setu ema o tond gand ar

goabrenou, ha pep lagad a ouelo anezan, hag ar re *memes* o deus e doullet; hag holl dribuou an douar en em c'hlac'haro abalamour dezan. Eo; amen.

8 Me eo an Alfa bag an Omega, ar Gommansamant bag ar Fin, eme an Aotrou Doue; an Hini a zo, bag an Hini a oa, hag an Hini da zont, an Holl c'halloudec.

9 Me Ian, ho preùr, ha kenlodec e tribulasion, hag e rouantelez, hag e pasiantet Jesus Christ, a oa en enezen a c'halver Patmos, abalamour da c'her Doue, hag abalamour da desteni Jesus Christ.

10 Bea' e oen er Spered da zeiz an Aotrou; hag e cleviz adre d'in ur voues vraz, evel eus a un drompil.

11 O lavarğud; Me eo an Alfa bag an Omega, ar C'henta hag an Diveza; hag ar pez a ouelez, scriv-hen en ul levr, bag hen cas d'ar seiz iliz *a zo* en Azia; da Efezus, ha da Smirna, ha da Bergamus, ha da Diatira, ba da Zardis, ha da Filadelfia, ha da Laodisea.

12 Ha me a droiz evit goueled ar voues a gomze ouzin; bag o veza troet, e oueliz seiz cantoler aour,

13 Hag e creiz ar seiz cantoler, *unan* henvel out Mab an Den, gouisket gand ur zae hir, ha gourizet en-dro d'e zivron gand ur gouriz aour

14 Hag e ben hag *e* vleô *a oa* gouen evel gloân gouen, evel an erc'h; hag e zaoulagad *a oa* evel ur flam tân,

15 Hag e dreid henvel oud arm gouen, evel o skedi en ur fournez, hag e voues evel an trouz eus a galz a zourier.

16 Ha bez' en doa ên e zorn deou seiz steren, hag eus e c'henou e teue ur c'hleze lem a ziou-diren: hag e zrem *a oa* evel an heol pa skéd en e nerz.

17 Ha pa ouelíz anezan, e coueziz d'e dreid evel marô. Hag hen a lekeaz e zorn deou warnoun, en eul lavaroud d'in; Na'z pez ked a aoun; me eo ar C'henta hag an Diveza;

18 Hag an hini a vev, hag oun bet marô; ha setu beo oun da amzeriou an amzeriou; amen: ha bez' em eus alc'houesiou an disgouel-lec'h hag ar marô.

19 Scriv an traou ec'h eus goueled, hag an traou a zo, bag an traou a vezo goude-hen;

20 Ar mister eus ar seiz steren pere ec'h eus gouelet em dorn deou, hag eus ar seiz cantoler aour. Ar seiz steren, an eled eus ar seiz iliz int, hag ar seiz cantoler, pere ec'h eus goueled, ar seiz iliz int.

## CHAB II.

1 Scriv da êl an iliz a zo en Efezus; An traou-ma a lavar an hini a zalc'h ar seiz steren en e zorn deou, pehini a vale e creiz ar seiz cantoler aour:

2 Me a anavez da oberiou, ha da dravel, ha da basiantet, ha penaos na bellez ket souffr ar re fall, hag ec'h eus eprouvet ar re a lavar o unan ez int ebestel, ha n'int ket, hag ec'h eus o c'havet gaouiaded,

3 Hag ec'h eus supportet, hag ec'h eus pasiantet, hag ec'h eus labouret abalamour d'am hanô, ha n'oud ket scouizet.

4 Hogen be' em eus en da enep, penaos ec'h eus dilezet da garantez genta.

5 Rag-se az pez sonch a be lec'h oud couezet, ha distro, ha gra an oberiou kenta, anez e teuin buan d'az caout; hag e lamin da gantoler eus e lec'h, nia na zistroez ket.

6 Mes an dra-ma ec'h eus, penaos e caseez oberiou an Nicolaited, pere a gasaan ive.

7 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou D'an hini a dreec'h, me a roio dezan da zibri eus ar ouezen a vuez, pehini a zo e creiz parados Doue

8 Ha scriv da él an iliz *a zo* en Smirna; An traou-ma a lavar ar C'henta hag an Diveza, pehini a zo bet marô, hag a zo beô:

9 Me a anavez da oberiou, ha da dribulasion, ha da baourentez (mes pinvidic oud), hag goall-gomsiou ar re a lavar ez int Judevien, ha n'int ket, mes a zo strollad Satan.

10 N'az pez ked a aoun eus a hini eus an traou ec'h eus da zouffr: setu an diaoul az a da deurel *darn* ac'hanoc'h en prizon, evit ma veot eprouvet; ha c'houi ho pezo tribulasion deg devez. Bez fidel beteg ar marô, hag e roin d'id curunen ar vuez.

11 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou. An hini a dreec'h, na vezo ket noazet gand an eil varô.

12 Ha scriv da él an iliz *a zo* e Pergamus; An traou-ma a lavar an hini en deus ar c'hleze lem a ziou-diren:

13 Me a anavez da oberiou, hag e pe lec'h e choumez, el lec'h *ema* trôn Satan; hag e rez derc'hel va hano, ha na'c'h eus ket nac'het va feiz, memes en deisiou e pere *e oa* Antipas va zest fidel, pehini a oe lazet en ho toucz, el lec'h e choum Satan.

14 Hogen be' em eus un dra-benag en da enep, abalamour ma ec'h eus aze *tud* hag a zalc'h kelen Balaam, pehini a zeskaz da Valak lakaad un abec a-lam dirag bugale Israel, evid dibri traou sacrifiet da idolou hag ober gadelez.

15 En hevelep doare, be' ec'h eus-te ive hag a zalc'h kelen an Nicolaited, ar pez a gasaan

16 Distro, anez me a zeuo buan d'az caout, hag e combatin en o enep gant cleze va genou.

17 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou;

D an hini a drec'h, me a roio dezan da zibri eus ar mann cuzet, hag e roin dezan ur mean gouen, ha war ar mean un hanô nevez scrivet, pehini na anavez den, nemed an hini *her* reseô.

18 Ha scriv da êl an iliz *a zo* e Tiatira; An traou-ma a lavar Mab Doue, pehini en deus daou-lagad evel ur flam tân, hag e dreid evel aim gouen:

19 Me a anavez da oberiou, ha da garantez, ha da zervich, ha da feiz, ha da basiantet, ha da oberiou, *ez eo* ar re diveza muioc'h eged ar re genta.

20 Hogen be' em eus un dra-benag en da enep, penaos e lezez d'ar oureg Jezabel, pehini a c'halv he-unan profedes, da gelen ha da seduiza va servicherien da ober gadelez, ha da zibri traou sacrifiet da idolou.

21 Ha me om eus roed dezi amzer da zistrei, ha n'eo ket fellet dezi distrei deus he c'hadelez

22 Setu e taolin anezi war ur gouele, hag ar re a ra avoultriach ganti, en un dribulasion vraz, ma na raint ked distrei deus o oberiou

23 Hag e lazin he bugale dre ar marô hag an holl ilizou a onezo penaos em-oun an hini a ra c'houlia an digroazel hag ar c'halonou: ha me a roio da bep hini ac'hanoc'h hervez hoc'h oberiou.

24 Hogen lavaroud a ran deoc'h-hu, ha d'ar re all e Tiatira, kemend ha n'o deus ked ar gelen-ma, pere n'o deus ket anavezet dounderiou Satan, (evel ma leveront), Na daolin ked a veac'h all warnoc'h;

25 Mes ar pez hoc'h eus, dalc'hit-hen bete ma teuin

26 Hag an hini a drec'h, hag a vir va oberiou beteg ar fin, me a roio dezan galloud war an nasionou:

27 Hag heu a veso anezei gand ur oualen houarn; evel listri ur poder e vezint brevet evel ma em eus ive resevet eus a berz va Zad.

28 Ha me a roio dezan ar ouerelaouen.

29 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou.

## CHAB. III.

1 Scriv ive da êl an iliz *a zo* en Sardis: An traou-ma a lavar an hini en deus seiz Spered Doue, hag ar seiz stereu, Me a anavez da oberiou; penaos ec'h eus an hanô da veza beô, hag emoud marô.

2 Bez evezice, ha stardâ an traou a choum, pere a zo dare pa vervel: rag n'am eus ket cavet da oberiou peûr-leuniet dirag Doue.

3 Rag-se az pez sonch e pe giz ec'h eus resevet ha clevet, ha dalc'h stard, ha distro. Dre-ze ma na veilez ket, me a zeuo warnoud evel ul laer,

ha na ouezi ked da be heur e teuin warnoud.

4 Hogen bez' ec'h eus ive en Sardis un nebeud hanoiou, pere n'o deus ket souilhet o dilad ; hag hei a valeo ganen eu gouen, rag din int.

5 An hini a drec'h, hennes a vezo gouisket en dilad gouen ; ha na effasin ked e hanô eus a levr ar vuez, mes conves a rin e hanô dirag va Zad, ha dirag e eled.

6 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou.

7 Ha scriv da el an iliz *a so* en Filadelfia. An traou-ma a lavar ar Santel, ar Gouirion, an hini en deus alc'houez David, an hini a zigor ha na ra hini serri, hag a zer ha na ra hini digeri :

8 Me a anavez da oberiou : setu, roed em eus diragod un nor digor, ha den na hell he serri, rag bez' ec'h eus un nebeut nerz, hag ec'h eus miret va gar, ha n'ec'h eus ket nac'het va hanô.

9 Setu me a ro eus a sinollad Satan, pere a lavar ez int Judevien, ha n'int ket, mes a lavar gaou ; setu e rin dezei dond, hag adori dirag da dreid ha gouzout penaos em eus caret ac'hanod.

10 Dre ma ec'h eus miret ger va fasiantet, me ive a viro ac'hanod eus a heur an eprouv, pehini a zeuo war ar bed holl, evid eprouvi ar re a choum war an douar.

11 Setu, dond a ran buan : dalc'h stard ar pez ec'h eus, evit na lamo hini da gurunen.

12 An hini a drec'h, me a rai anezan ur peûl en templ va Doue, ha n'az ai mui er meas ; hag a scrivin warnezan hanô va Doue, hag hanô kêr va Doue, ar Jerusalem nevez, pehini a zisken eus an env eus a berz va Doue, ha va hanô nevez.

13 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou.

14 Ha scriv da êl an iliz *a so* en Laodisea ; An traou-ma a lavar an Amen, an Test, ar Fidel ha Gouirion, Commansamant crouidigez Doue ;

15 Me a anavez da oberiou, penaos n'oud na iên na tom : me a felfa e vez iên pa dom.

16 Evel-se, abalamour emoud clouar, ha n'*oud* na iên na tom, me az c'houedo eus va genou.

17 Abalamour ma leverez ; Pinvidic oun, hag ema founnet va madou, ha n'am eus ezom a netra ; ha na ouzoud ket penaos oud ar valeurus hag ar vizerabl, ha paoar, ha dall, ha noaz :

18 Aha a ran d'id prena diganen-me aour eprouvet dre an tân, evit ma vezi pinvidic ; ha dilad gouan, evit ma vezi gouiskat, hag evit n'en em ziscouezo ket mez da noazder ; ha louzou da eoli da zaou-lagad, evit ma oueli.

19 Ar re holl a garan, me

a repren hag a gastiz anezei; rag-se az pez zèl, ha distro.

20 Setu, me en em zalc'h oud an nor, hag e scoan: mar clev unan-benag va mouez, ha digeri an nor, ec'h antrein d'e gaout, hag e coanin gantan, hag hen ganen.

21 An hini a drec'h, me a roi dezan da azeza ganen war va zrôn, evel ma em eus-me ive trec'het, hag emoun azezet gant va Zad war e drôn.

22 An hini en deus discouarn, ra zelaouo ar pez a lavar ar Spered d'an ilizou.

## CHAB. IV.

1 Goude kement-se e selliz, ha setu un nor digor en env: hag ar genta moues, a gleviz evel *soun* un drompil a gomze ouzin, o lavaroud; Pin ama, hag e tiscouezin did an traou a dle c'hoarvezout goude-hen.

2 Ha rag tal e oen e spered: ha setu, un trôn a oa lekeed en env, hag unan azezet war an trôn.

3 Hag an hini azezet a oa a ouel henvel ouc'h jasp ha mean sardin: hag ur ganeveden a oa war dro d'an trôn, hag a oa a ouel henvel oud un emeroden.

4 Hag e oa en-dro d'an trôn pevar-war-'nugent trôn; ha war an tronou e oueliz pevar-war-'nugent re-ansien azezet, gouisket gand dilad gouen; hag ind o doa curunenou aour war o fenou.

5 Hag eus an trôn e tilame luc'hed, ha curunou, ha mouesiou; ha dirag an trôn, seiz lamp a dàn leskidic, pere eo seiz Spered Doue.

6 Ha dirag an trôn, ur môr gouer, henvel ouc'h cristal: hag e-creiz an trôn, ha war-dro d'an trôn, pevar crouadur beô leûn a lagadou araog hag adren.

7 Hag ar c'hrouadur beô kenta, henvel oud ul leon; hag an eil crouadur beô, henvel oud ul leûe; hag an trede crouadur beô, o caout bisach henvel oud un den; hag ar pevare crouadur beô, henvel oud un erer war-nich.

8 Hag ar pevar crouadur beô o doa, pep hini anezei, c'houec'h askel en dro, hag en diabarz e oant leun a lagadou; ha na baouezont na nos na deiz da lavaroud; Santel, Santel, Santel, an Aotrou Doue, an Holl-c'halloudec, an Hini a oa, hag an Hini a zo, hag an Hini da zont.

9 Hag e-pâd ma ro ar grouadurien beô-ze gloar, hag enor, hag acsionou a c'hras d'an hini azezet war an trôn, pehini a zo beô da amzeriou an amzeriou,

10 Ar pevar-war-'nugent re-ansien a gouez dirag an hini azezet war an trôn, hag a ador an hini a zo beô da amzeriou an amzeriou, hag a daol o c'hurunenou dirag an trôn, o lavaroud;

11 Din oud, Aotrou, da reseô ar gloar, hag an enor, hag ar galloud; rag te ec'h eus crouet an holl draou, ha dre da volonte emaint hag int bet crouet.

## CHAB. V.

1 Ha me a ouelaz en dorn deou an hini a oa azezet war an trôn, ul levr scrivet en diabarz hag en diaveas, sielet gant seiz siel.

2 Hag e oueliz un êl cre, o proclami gand ur voues vraz; Piou a zo din da zigeri al levr, ha da zistaga e zielou?

3 Ha ne oa hini en env, na war an douar, na dindan an douar, hag a belle digeri al levr, na selled outan.

4 Ha me a ouelaz calz, abalamour na oa cavet hini din da zigeri ha da len al levr, na da zelled outan.

5 Hag unan eus ar re-ansien a lavaraz d'in; Na ouel ket, setu al Leon pehini a zo eus a dribu Juda ar C'hrizien eus a Zavid, en deus trec'het evid digeri al levr, ha da zistaga ar seiz siel anezan,

6 Ha me a zellaz, ha setu e creiz an trôn hag ar pevar crouadur beô, hag e creiz ar pevar war 'nugent re-ansien, en em zalc'he un Oan evel o vera lazet, o caout seiz corn ha seiz lagud, pere int seiz Spered Doue, cased dre ar bed holl.

7 Hag hen a zeuaz, hag e kemeraz al levr eus a zorn deou an hini a oa azezet war an trôn.

8 Ha pa en doe kemered al levr, ar pevar crouadur beô hag ar pevar-war-'nugent re ansien a gouezaz dirag an Oan, ha gant pep hini anezei telenou ha scudelou aour leûn a barfumou, pere eo pedenou ar zent.

9 Hag hei a gane ur c'hantic nevez, o lavaroud; Din oud da gemered al levr, ha da zigeri e zielou; rag te a zo bet lazet, hag ec'h eus hor prenet da Zoue gand da ouâd, eus a bep tribu, ha languch, ha pobl, ha nasion,

10 Hag ec'h eus grêd ac'hanomp, evid hon Doue, rouaned ha beleien, hag e renimp war an douar.

11 Ha me a zellaz, hag e cleviz moues calz a eled en-dro d'an trôn, ha d'ar grouadurien beô, ha d'ar re-ansien; hag an niver anezei a oa miriad a viriadou, ha milou a vilou,

12 O lavaroud gand ur voues uhel; Din eo an Oan a zo bet lazet da reseô galloud, ha pinvidigesiou, ha furnez, ha nerz, hag enor, ha gloar, ha bennoz

13 Hag e cleviz an holl grouadurien pere a zo en env, ha war an douar, ha dindan an douar, hag ar re a zo er mòr, hag an holl draou a zo ennei; o lavaroud; D'an hini azezet war an trôn ha d'an Oan, ar vennoz, hag an enor,

hag ar gloar, hag ar galloud da amzeriou an amzeriou.

14 Hag ar pevar crouadur beò a lavare; Amen. Hag ar pevar war-nugent re-ansien a gouezaz, hag a adoraz an hini a vev da amzeriou an amzeriou.

## CHAB. VI.

1 Ha me a ouelaz pa zigoraz an Oan unan eus ar siel-ou, hag e cleviz unan eus ar pevar crouadur beò o lavaroud, evel gand ur voues a gurun; Deus, ha gouel.

2 Ha me a ouelaz, ha setu ur marc'h gouen, hag an hini azezet warnezan en doa ur ouarec; hag e oe roed dezan ur gurunen, hag hen az eaz er meas o trec'hi, hag evit trec'hi.

3 Ha pa en doe digoret an eil siel, e cleviz an eil crouadur beò o lavaroud; Deus, ha gouel.

4 Hag e teuaz er meas ur marc'h all, ruz: ha d'an hini azezet warnezan e oe roed da lemel ar peoc'h diwar an douar, hag evit ma en em lazchend an eil egile; hag ur c'hleze braz a oe roed dezan.

5 Ha pa en doe digoret an trede siel, e cleviz an trede crouadur beò o lavaroud; Deus ha gouel. Ha me a ouelaz; ha setu ur marc'h dù, hag an hini azezet warnezan en doa ur c'hrog pouez en e zorn.

6 Ha me a glevaz e creiz ar pevar crouadur beò ur voues hag a lavare; Ur muzul-*litr* a ouiniz evid un diner, ha tri muzul-*litr* a heiz evid un diner; mes na noazi ked d'an eòl na d'ar gouin.

7 Ha pa en doe digoret ar pevare siel, e cleviz moues ar pevare crouadur beò a lavare; Deus, ha gouel.

8 Ha me a ouelaz; ha setu ur marc'h glaz; hag an hini azezet warnezan en doa evit hanô ar marô hag an disgouel-lec'h a heulie anezan; hag e oe roed dezei galloud war ar bevaren eus an douar, evit laza gand ar c'hleze, ha gand an naoun, ha gand ar verventi, ha gant loened-ferô an douar.

9 Ha pa en doe digoret ar pempved siel, e oueliz dindan an aoter eneou ar re a oa bet lazet abalamour da c'her Doue, hag abalamour d'an destein o doa.

10 Hag e crient gand ur voues vraz, o lavaroud; Pe geit, ô Souverên, santel ha gourion, na rez-te ket barna ha venji hor goàd eus ar re a chouin war an douar?

11 Hag e oe roet saeou gouen da bep hini anezei; hag e oe lavared dezei, ma rajent reposi c'hoas un nebeud amzer, betema vije peur-leuniet *an niver* eus o c'hen-zervicherien hag eus o brendeur pere a dle beza lazet eveltei.

12 Ha me a ouelaz pa zigoraz ar c'houec'hved siel, ha

setu e c'hoarvezaz ur c'hren-douar braz; hag an heol a zeuaz dù evel ur sac'h bleô, hag al loar a zeuaz evel goâd;

13 Ha stered an env a gouezaz war an douar, evel ma taol ur ouezen-fiez he fiez diamzer, pa eo hejet gand un avel vraz.

14 Hag an env en em dennaz evel ul levr a roleur; ha pep menez hag enez a oe loc'het eus o lec'hiou.

15 Ha rouaned an douar, hag ar re vraz, hag ar re hinvidic, hag ar pen-c'habitaned, hag ar re c'halloudec, ha pebesclav, ha peb den libr, en em guzaz er c'havernou hag e reier ar venesiou;

16 Hag e lavarent d'ar venesiou ha d'ar reier; Couezit warnomp, ha cuzit ac'hanomp eus a brezans an hini a zo azezet war an trôn, hag eus a goler an Oan,

17 Rag devez braz e goler a zo deuet, ha piou a hell en em zerc hel?

## CHAB. VII.

1 Ha goude an traou-ze e ouelez pevar el en o za war bevar c'horn an douar, o terc'hel peder avel an douar, evit na c'houeschè avel e-bed war an douar, na war ar môr, na war ouezen e-bed.

2 Ha me a ouelaz un ël all a bignie eus ar saô-heol, ha siel an Doue beô gantan; hag hen a griaz gand ur voues vraz d'ar pevar ël da bere e oe roed da noazout d'an douar ha d'ar môr,

3 O lavarout, Na noazit ked d'an douar, na d'ar môr, na d'ar gouez, bete ma hor bezo sielet en o zal servicherien hon Doue

4 Hag e cleviz an niver eus ar re a oa bet sielet, pevar ha seiz ugent mil a oe sielet eus a holl dribuou bugale Israel.

5 Eus a dribu Juda, daouzec mil sielet; eus a dribu Ruben, daouzec mil sielet; eus a dribu Gad, daouzec mil sielet;

6 Eus a dribu Aser, daouzec mil sielet; eus a dribu Neftali, daouzec mil sielet; eus a dribu Manasse, daouzec mil sielet;

7 Eus a dribu Simeon, daouzec mil sielet; eus a dribu Levi, daouzec mil sielet; eus a dribu Isakar, daouzec mil sielet;

8 Eus a dribu Zabulon, daouzec mil sielet; eus a dribu Josef, daouzec mil sielet; eus a dribu Benjamin, daouzec mil sielet.

9 Goude kement-se me a zellaz, ha setu ur multitud braz pehini na helle den e gounta, eus a bep nasion, ha tribu, ha pobl ha langach, en em zalc'he dirag an trôn ha dirag an Oan, gouisket gant saeou gouen, ha palmez en o daouarn;

10 Hag e crient gand ur

voues vraz, o lavaroud; Ar zilvidigez d'hon Doue pehini a zo azezet war an trôn, ha d'an Oan

11 Hag an holl eled en em zalc'he war-dro d'an trôn, ha d'ar re-ansien, ha d'ar pevar croauadur beô, hag hei a gouezaz war o bisach dirag an trôn, hag ec'h adorjond Doue,

12 En eul lavaroud; Amen: ar vennoz, hag ar gloar, hag ar furnez, hag an acsionou a c'hras, hag an enor, hag ar galloud, hag an nerz d'hon Doue, da amzeriou an amzeriou: Amen.

13 Hag unan eus ar re-ansien a respontaz, o lavaroud d'in; Piou eo ar re-ze a zo gouisket gant saeou gouen, hag a be lec'h ind deuet?

14 Ha me a lavaraz dezan; Aotrou, te her goar. Hag hen a lavaraz d'in; Ar re-ze eo ar re a zo deued er meas eus an dribulasion vraz, hag o deus goalc'hed o zaeou, hag o deus o gouennet en goâd an Oan.

15 Dre-ze emaint dirag trôn Doue, hag e servichont anezan nos ha deiz en e dempl: hag an hini a zo azezet war an trôn a rai e joumach en o zouez.

16 N'o devezo mui a naoun, ha n'o devezo mui a zec'hed; hag an heol na skoio kên warnezei, na tomder e-bed:

17 Rag an Oan pehini a zo e creiz an trôn a veso anezei, hag o c'hunduo da feunteuniou beô a zoureier; ha Doue a zec'ho an holl zaerou eus o daou-lagad.

## CHAB. VIII.

1 Ha pa en doe digoret ar seizved siel, en em c'hreaz un taô en env war-dro un hanter-heur

2 Ha me a ouelaz ar seiz ël a oa en o za dirag Doue, hag e oe roed dezei seiz trompil.

3 Hag un ël all a zeuaz, hag en em zalc'haz dirag an aoter, ha gantan un ezansouer aour; ha roed e oe dezan calz a ezans, evit ma raje e brezanti gant pedenou an holl zent war an aoter aour pehini a zo dirag an trôn.

4 Ha moged an ezans, gant pedenou ar zent, a zavaz d'an neac'h, eus a zorn an ël, dirag Doue.

5 Hag an ël a gemeraz an ezansouer, hag hel leuniaz gant tân an aoter, hag e daolaz war an douar, hag e c'hoarvezaz mouesiou, ha curunou, ha luc'hed, hag ur c'hren-douar.

6 Hag ar seiz ël pere a doa ar seiz trompil, en em breparaz evit trompila.

7 Ar c'henta ël a zonaz an drompil, hag e c'hoarvezaz cazarc'h ha tân kemmesket gant goâd, hag e oent taolet war an douar; ha trederen ar gouez a oe losket, hag an holl c'heot glaz a oe devet.

8 Hag an eil ël a zonaz an

drompil; hag evel ur menez braz entanet holl a oe taolet er môr hag an diedereo eus ar môr a zeuaz da ouâd,

9 Hag an drederen eus ar grouadurien a oa er môr hag o doa buez, a varvaz; hag an drederen eus ar vatimanchou a oe distrujet

10 Hag an trede êl a zonaz an drompil; hag e couezaz eus an env ur steren vraz o leski evel ul lamp, hag e couezaz war an drederen eus ar sterioù, ha war vamenou an doureier

11 Hag hanô ar steren ze a zo galvet Huelen-c'houerô; hag an drederen eus an doureier a zeuaz da huelen-c'houerô; ha calz a dud a varvaz gand an doureier, dre ma oand deued da veza c'houerô

12 Hag ar pevare êl a zonaz an drompil; hag e oe scoet an drederen eus an heol, hag an drederen eus al loar, hag an drederen eus ar stered, en hevelep doare ma oe tevaleed an drederen anezei; hag an drederen eus an deiz na roaz ked a c'houlou, hag an nos en hevelep doare.

13 Ha me a zellaz, hag e cleviz un êl o nijal dre greiz an env, en eul lavaroud gand ur voues vraz; Maleur! maleur! maleur! d'ar re a choum war an douar, abalamour d'ar vouesion all a drompil eus an tri êl a zo c'hoas da drompila.

## CHAB. IX.

1 Hag ar pempved êl a zonaz an drompil, hag e ouelizur steren couezet eus an env d'an douar; hag e oe roed dezi alc'houez poull an doun-lec'h;

2 Hag e tigoraz poull an doun-lec'h hag e savaz eus ar poull ur moged, henvel ouc'h moged ur fournez vraz; hag an heol hag an ear a oe tevaleet gant moget ar poull.

3 Hag eus ar moged e teuaz kileien-louzou war an douar; ha roed e oe dezei galloud, evel ma o deus scorpionou an douar galloud.

4 Ha lavared e oe dezei na rajent ked a zroug da c'heod an douar, na da netra a c'hlaz na da ouezen e-bed, nemed hep-ken d'an dud n'o deus ket siel Doue war o zal.

5 Hag e oe roed dezei na rajent ked o laza, mes encrezi anezei pemp mis; hag o foan *a oa* evel ar boan a ra ar scorpion, pa ro un taol-flem da un den.

6 Hag en deisiou-ze an dud a glasko ar marô, ha n'her c'havint ked; hag e c'hoantaint mervel, hag ar marô a dec'ho dioutei

7 Ha doare ar c'hileien-louzou *a oa* henvel ouc'h kezec preparet evid ar brezel; ha *bez' e oa* war o fenou evel curunenou henvel oud aour, hag o bisach *a oa* henvel ouc'h bisach an dud;

8 Ha bleô o doa evel bleô merc'hed, hag o dent a oa henvel out re leoned :

9 Ha bez' o doa courasou evel courasou houarn ; ha trouz o diou-askel *a oa* evel trouz kirri calz a gezec o redec d'ar brezel.

10 Hag ind o doa lostou henvel ouc'h *re* scorpioned ; hag o doa flemou en o lostou : hag o galloud *oa* da noazout d'an dud pemp mis

11 Ha bez' o deus da roue warnezei ël an doun-lec'h, an hanô eus a behini en Hebrach eo Abaddon hag en Gregach en deus an hanô Appolion.

12 Ur maleur a zo tremenet : setu e teu c'hoas daou valeur goude an dra-ze.

13 Hag ar c'houec'hved ël a zonaz an drompil ; hag e cleviz ur voues eus a bevar c'horn an aoter aour a zo dirag Doue

14 O lavaroud d'ar c'houec'hved ël pehini en doa an drompil ; Distag ar pevar ël a zo stag war ar ster vraz Eufrates

15 Hag e oe distaget ar pevar ël, pere a oe preparet evid an heur, hag an deiz, hag ar mis, hag ar bloaz, evit laza an drederen eus an dud.

16 Ha niver an arme a varc'herien *a oa* daou viriad a viriadou. me a glevaz an niver anezei

17 Hag evel-hen e ouelız ar c'hezec er oueledigez; hag ar re *a oa* azezet warnezei, ha gantei courasou a dan, hag a hiasint, hag a zoufr : ha penou ar c'hezec *a oa* henvel out penou leoned ; hag eus o genou e tilame tàn, ha moged. ha soufr.

18 Gand an deir dra-ma e oe lazet an drederen eus an dud gand an tàn ha gand ar moged, ha gand ar soufr, a zeue er meas eus o genou.

19 Rag galloud ar c'hezec a zo en o genou hag en o lostou, rag o lostou a zo henvel oud aered, ha penou gantei, gant pere e reont droug.

20 Hag ar rest eus an dud, pere ne oant ket lazet gand ar gloaziou-ze, na zistrojond ked deus a oberiou o daouarn, evit na adorent ked an demoned, hag idolou aour, hag arc'haot, hag arın, ha mean, ha coad, pere na hellont na goueled, na cleved, na bale :

21 Ha na zistrojout ked eus o lazerezou, nag eus o zorselachou, nag eus o c'hadelez, nag eus o laeronsiou.

## CHAB. X.

1 Ha me a ouelaz un ël galloudec all, a ziskene eus an env, gouisket gand ur goabren, hag ur ganeveden war e ben, hag e visach *a oa* evel an heol, hag e dreid evel peulion a dàn :

2 Hag hen en doa en e zorn ul levr bihan digor : hag hen

a lekeaz e droad deou war ar môr, hag e *hini* cleiz war an douar;

3 Hag e criaz gand ur voues vraz, evel pa iûd ul leon: ha pa en doe criet, ar saiz curun a lavaraz o mouesiou.

4 Ha pa o doe ar seiz curun lavared o mouesiou, ez een da scriva; ha me a glevaz ur voues eus an env a lavare d'in; Siel an traou o deus lavaret ar seiz curun, ha na scriv ked anezei.

5 Hag an ël em boa goueled en e za war ar môr ha war an douar, a zavaz e zorn deou etrezeg an env,

6 Hag a douaz dre an hini a zo beô da amzeriou an amzeriou, pehini a grouaz an env hag an traou a zo ennañ, hag an douar hag an traou a zo ennan, hag ar môr hag an traou a zo ennan, Penaos na vezo mui a amzer.

7 Mes en deisiou moues ar seizved ël, pa gommanso sena an drompil, e vezo mister Doue peûr-leuniet, evel ma en deus discleriet ar c'helou mâd anezan d'a zervicherien ar brofeded.

8 Hag ar voues em boa cleved eus an env a gomzaz c'hoas ouzin, hag a lavaraz; Kea, kemer al levr bihan digor e dorn an ël a zo en e za war ar môr ha war an douar.

9 Ha me az aaz da gaoud an ël, o lavaroud dezan; Ro d'in al levr bihau. Hag hen a lavaraz d'in; Kemer, debr-hen; ha e houervaad a rai da gov, mes en da c'henou e vezo dous evel mêl

10 Ha me a gemeraz al levr bihan eus a zorn an el, hag e tebriz anezan: ha bez' e oa em genou dous evel mêl, ha pa em boe e zebret, e c'houervaaz va c'hov.

11 Hag hen a lavaraz d'in; Red eo d'id profetisa c'hoas diwarben calz a boblou, hag a nasionou, hag a langachou, hag a rouaned.

## CHAB. XI.

1 Hag e oe roed d'in ur gorsen henvel oud ur oualen, hag an ël en em zalc'haz en e za, o lavaroud; Saô, ha mezur templ Doue, hag an aoter, hag ar re a ador ennan.

2 Hag ar porz a zo en diaveas an templ, taol hen er meas, ha na vezur ked anezan; rag roed eo d'ar jentiled; hag ind a flastro *gand o zreid* ar gêr zantel daou vis ha daou-ugent.

3 Ha me a roio d'am daou dest, hag hei a brofetiso mil daou c'hant *ha* tri-ugend devez, gouisket gant seier.

4 Ar re-ma eo an diou olivezen, hag an daou gantoler en em zalc'h dirag Doue an douar.

5 Ha mar fell da zen ober droug dezei, a teu tân er meas eus o genou, hag a zevor o enemied: ha mar fell

da zen ober droug dezei, red eo dezan beza lazet er giz-ma

6 Ind o deus ar galloud da zerri an env, evit na rai ked a c'hlaò en deisiou o frofesi; hag o deus ar galloud war an doureier, da drei anezei e goàd, ha da skei an douar a bep sort gloaziou, ken alies ha ma fell dezei

7 Ha pa o devezo echuet o zesteni, al loen hag a zaò eus an doun-lec'h a rai ar brezel outei, hag a drec'ho anezei, hag o lazo.

8 Hag o c'horfou marò a c'*hourvezo* war rû vraz ar gêr vraz, pehini a zo galvet spirituelamant, Sodom hag Ejipt, e pe lec'h ive eo bet crusifiet hon Aotrou.

9 Ha tud eus ar hoblou, hag an tribuou, hag al langachou, hag an nasionou, a ouelo o c'horfou-marò tri devez ha hanter, ha na bermetint ket lakaad o c'horfou-marò ebarz besiou.

10 Hag ar re a choum war an douar en em rejouisso warnezei, hag a vezo laouen, hag e casint prezanchou an eil d'egile; rag an daou brofed-ze a dourmante ar re a choume war an douar.

11 Ha goude an tri devez ha hanter, ur spered a vuez a berz Doue a antreaz ennei, hag e savchont war o zreid, hag un aoun vraz a gouezaz war ar re a ouelaz anezei.

12 Hag ind a glevaz ur voues vraz eus an env, hag a lavare dezei; Pinîd ama. Hag hei a biniaz en env en ur goabren; hag o enemied a ouelaz anezei

13 Hag en heur-ze e c'hoarvezaz ur c'hren-douar braz; hag an deeved gevren eus ar gêr a gouezaz; hag er c'hren-douar-ze e oe lazet seiz mil hanò a dud; hag ar re all a qe spountet braz, hag e rojont gloar da Zoue an env.

14 An eil maleur a zo tremenet: setu, an trede maleur a zeu buan.

15 Hag ar seizved ël a zonaz an drompil, ha bez' e oa mouesiou braz en env, o lavaroud; Rouantelesiou ar bed a zo deued da *rouantelesiou* hon Antrou hag e Grist, hag hen a reno da amzeriou an amzeriou.

16 Hag ar pevar-war-'nugent re-ansien, pere a azeze war o zronou dirag Doue, a gouezaz war o bisach, hag a adoraz Doue,

17 O lavaroud; Trugarekaad a reomp ac'hanod, Aotrou Doue holl-c'halloudec, pehini oud, ha pehini a oa, ha pehini a zeu, abalamour ma ec'h eus kemered da c'halloud braz, ha ma ec'h eus renet.

18 Hag an nasionou a oe en coler; ha da goler a zo deuet, hag an amzer da varna ar re-varò, ha da rei recompans d'az servicherien ar brofeded, ha d'ar zent, ha d'ar re a zouj da hanò, bihan

ha braz, ha da zistruj ar re a zistruj an douar.

19 Ha templ Doue a oe digored en env, hag e oe goueled arc'hallians an Aotrou en e dempl. ha bez' e oe luc'hed, ha mouesiou, ha curun, ha cren-douar, ha cazarc'h braz.

## CHAB. XII.

1 Hag ur sin braz a barissaz en env, ur oureg gousket gand an heol, hag al loar dindan e zreid, ha war he fen ur guruneu a zaouzec steren;

2 Hag hi o veza brazes, a gri gand ar gouentrou, hag ar boan da ouilioudi.

3 Hag ur sin all a barissaz en env, ha setu un aerouant braz rûz, ha gantan seiz pen ha deg corn, ha seiz curunen war e benou:

4 Hag e lost a dennaz an drederen eus a stered an env, hag o zaoloz d'an douar: hag an aerouant a choumaz dirag ar oureg a oa prest da ouilioudi, evid devori he bugel pa raje genel anezan.

5 Hag hi a c'banaz ur mab goaz, pehini a dlie mesa an holl nasionou gand ur ouialen houarn: hag he bugel a oe scrapet d'an neac'h etreze Doue hag etrezeg e drôn.

6 Hag ar oureg a dec'haz en dezert, e pe lec'h e deus ul lec'h preparet gand Doue, evit ma ve maget eno mil daou c'hant *ha* tri-ugend devez.

7 Ha bez' e oe ur brezel en env: Mikeal hag e eled a reaz brezel a-enep an aerouant, hag an aerouant hag e eled a gombataz;

8 Ha na drec'hjont ket; nag o lec'h na oe cavet mui en env.

9 Hag e oe taolet er meas an aerouant braz, ar serpant coz, galvet an diaoul; ha Satan, pehini a seduis ar bed holl; taoled e oe er meas d'an douar, hag e eled a oe taoled er meas gantan.

10 Ha me a glevaz ur voues vraz en env, pehini a lavare; Brema co deuet ar zilvidigez, hag an nerz, ha rouantelez hon Doue, ha galloud e Grist: rag tamaler hor breudeur, pehini a damale anezei nos ha deiz dirag hon Doue, a zo bet taolet d'an traôn.

11 Hag ind a drec'haz anezan dre ouâd an Oan, ha dre c'her o zesteni; ha n'o deus ket caret o buez beteg ar marô.

12 Abalamour da ze en em rejouissit, envou, ha c'houi pere a choum ennei. Maleur d'ar re a choum war an douar ha war ar môr, rag an diaoul a zo diskenet etrezeg enoc'h gand ur goler vraz, o c'houzout penaos un nebeud a amzer en deus.

13 Ha pa ouelaz an aerouant penaos e oa bet taolet d'an douar, e persecutaz ar

oureg pehini e doa ganet ar *mab* goaz.

14 Ha roed e oe d'ar oureg diou-askel un erer braz, evit ma nichje en dezert d'he lec'h he-unan, e pe lec'h ema maget un amzer, hag amzeriou, hag hanter un amzer, pell diouc'h fas ar serpant.

15 Hag ar serpant a daolaz eus e c'henou, war lerc'h ar oureg, dour evel ur ster, evit ma casche anezi kouit gand ar ster.

16 Hag an douar a zicouraz ar oureg hag e tigoraz an douar e c'henou, hag a lounkaz ar ster a daole an aerouant eus e c'henou.

17 Hag an aerouant en em lekeaz en coler oud ar oureg, hag az eaz da ober brezel oud ar rest eus he had, pere a vir gorc'hemenou Doue, hag o deus testeni Jesus Christ.

## CHAB. XIII.

1 Ha bez' e oan em za war dreaz ar mòr : ha me a ouelaz ul loen o sevel eus ar mòr, pehini en doa seiz pen ha deg corn, ha war e gerniel deg curunen, ha war e benou hanoiou a ouall-gomz

2 Hag al loen a ouelíz a oa henvel oud ul leonpard, hag e dreid evel *treid* un ours, hag a c'henou evel genou ul leon; hag an aerouant a roaz dezan e c'halloud, hag e drôn, hag un otorite vraz.

3 Hag e ouelíz unan eus e benou evel gloazet d'ar marô hag e c'hloaz marvel a oe iac'heet ; hag ar bed holl a oe en admirasion war lerc'h al loen.

4 Hag ind a adoraz an aerouant, pehini en doa roed ar galloud d'al loen, hag ec'h adorjont al loen, o lavaroud ; Piou a zo henvel oud al loen ? ha piou a hell ober brezel outan ?

5 Ha roed e oe dezan ur genou hag a lavare traou braz ha goall-gomsiou : ha galloud a oe roed dezan da ober e-pád daou vis ha daou-ugent.

6 Hag hen a zigoraz o c'henou evit goall-gomza a-eneb Doue, da ouall-gomza e hanô, hag e danten, hag ar re a choum en env.

7 Hag e oe roed ive dezan da ober ar brezel oud ar zent, ha da drec'hi anezei : hag e oe roed dezan galloud war bep tribu, ha langach, ha nasion.

8 Hag ec'h adoro anezan ar re holl a choum war an douar, eus a bere an hanoiou n'int ket scrivet e levr a vuez an Oan a zo bet lazet adaleg commansamant ar bed.

9 Mar en deus hini discouarn, selaouet.

10 Mar cas neb d'ar gaptivite, hen az a d'ar gaptivite : ma laz neb gand ar c'hleze, red eo e ve lazet gand ar c'hleze. Ama ema pasiantet ha feiz ar zent.

11 Ha me a ouelaz ul loen all a zave eus an douar : ha bez' en doa daou gorn henvel oud un oan, hag hen a gomze evel un aerouant.

12 Hag hen a exers holl c'halloud al loen kenta dirag-an, hag a ra d'an douar, ha d'ar re a choum ennan, adori al loen kenta, gloaz marvel pehini a oa iac'heet.

13 Hag hen a ra sinou braz, beteg ober da dân disken eus an env d'an douar dirag an dud.

14 Hag hen a aeduis ar re a choum war an douar, dre ar sinlou a oa roed dezan da ober dirag al loen, o lávaroud d'ar re a choum war an douar ober un imach d'al loen, pehini en doa gloaz ar c'hleze, hag a asbevaz.

15 Hag e oe roed dezan da rei alan da imach al loen, evit ive ma comzche imach al loen, ha ma raje da gemend ha na adorje ked al loen beza lazet.

16 Hag hen a ra d'an holl, d'ar re vihan ha d'ar re vraz, ha d'ar re baour ha d'ar re binvidic, ha d'ar re libr ha d'ar re esclav, evit rei dezei ur merk war o dorn deou, pe war o zal ;

17 Hag evit na hello den prena na gouerza, nemed an hini en deus ar merk, pe an hanô eus al loen, pe an niver eus e hanô.

18 Ama ema ar furnez. An hini en deus ententamant, countet niver al loen ; rag niver an den eo ; hag e niver *a zo* c'houec'h cant c'houec'h *ha* tri-ugent.

## CHAB. XIV.

1 Ha me a zellaz, ha setu an Oan a oa en e za war menez Sion, ha gantan seiz ugent ha pevar mil, pere o doa e hanô, hag hanô e Dad scrivet war o zal.

2 Ha me a glevaz ur vouez eus an env, henvel out trouz doureier braz, hag henvel oud trouz ur gurun vraz : hag ar vouez a gleviz a oa henvel out telenerien a delene war o zelenou.

3 Hag hei a gane evel ur c'hantic nevez dirag an trôn, ha dirag ar pevar crouadur beô hag ar re ansien : hag hini na helle diski ar c'hantic-ze nemed ar pevar *ha* seiz ugent mil, pere a zo bet prenet eus an douar.

4 Ar re-ze eo ar re n'en em soulhaz ket gant groagez ; rag gouerc'hed int : ar re-ze eo ar re a heûl an Oan da belec'h-benag ma'z a : ar re-ma a zo bet prenet eus a douez an dud, da genta-frouez da Zoue ha d'an Oan.

5 Hag en o genou n'eo ket bet cavet a faozentez ; rag dinam int dirag trôn Doue.

6 Ha me a ouelaz un êl all a nije dre greiz an env, hag an aviel eternel gantan, evid e brezegi d'ar re a choum war

an douar, ha da bep nasion, ha tribu, ha langach, ha pobl,

7 O lavarout gand ur voues vraz ; Doujit Doue, ha roit gloar dezan, rag deued eo heûr e varn ; hag adorit an hini en deus grêd an env, hag an douar, hag ar môr, ha mamenou an doureier.

8 Hag un êl all a heuliaz, o lavaroud ; Couezed eo, couezed eo Babilon ar gêr vraz, rag grêd e deus d'an holl nasionou eva eus a ouin ar furol eus he c'hadelez.

9 Hag an trede êl a heuliaz anezei, o lavaroud gand ur voues vraz ; Margra den adori al loen hag e imach, ha reseô e verk war e dal, pe war e zorn,

10 Hennes a evo eus a ouin coler Doue, pehini a zo scullet digemmesk ebarz kob e goler, hag hen a vezo enerezet en tân hag e soufr, dirag an eled santel, ha dirag an Oan ;

11 Ha moged o enerez a zaô da amzeriou an amzeriou : hag ar re a ador al loen hag e imach, ha piou-bennag a reseô ar merk eus e hanô, n'o deus ked a repos na deiz na noz.

12 Ama ema pasiantet ar zent ; ama, ar re a vir gorc'hemenou Doue ha feiz Jesus.

13 Ha me a glavaz ur voues eus an env, o lavaroud d'in ; Scriv ; Eurus ar re-varô pere diwar-vrema a varv en Aotrou : Ia, ema ar Spered, evit ma reposint eus o labouriou ; hag o oberiou a heûl anezei.

14 Ha me a zellaz, ha setu ur goabren ouen, hag *unan* azezet war ar goabren heñvel ouc'h Mab an Den, ha war e hen ur gurunen aour, hag en e zorn ur falc'h lem.

15 Hag un êl all a zeuaz er meas eus an templ, o crial gand ur voues vraz d'an hini a oa azezet war ar goabren ; Taol da falc'h, ha med, rag deued eo an heûr d'id da vedi, rag eost an douar a zo darev.

16 Hag an hini a oa azezet war ar goabren a daolaz e falc'h war an douar, hag an douar a oe medet.

17 Hag un el all a zeuaz er meas eus an templ a zo en env, ha gantan ive ur falc'h lem.

18 Hag un êl all a zeuaz er meas eus an aoter, hag en doa galloud war an tân, hag hen a griaz gand ur c'hri braz d'an hini en doa ar falc'h lem, o lavaroud ; Taol da falc'h lem, ha dastum bodou-rezin gouinien ao douar ; rag he rezin a zo darev.

19 Hag an êl a daolaz e falc'h war an douar, hag a gutulaz gouinien an douar, hag o zaolaz en beol vraz gouaskal coler Doue.

20 Hag ar veol a oe flastret en diaveas ar gêr ; ha goâd a zeuaz er meas eus ar veol, betegouesken ar c'hezec, a-hed mil c'houec'h cant stâd.

## CHAB. XV.

1 Ha me a ouelaz ur sin all en env, braz a souezus; seiz ël, ha gantei ar seiz gloaz diveza ; rag ennei ema peûrleuniet coler Doue.

2 Ha me a ouelaz e-c'his ur môr gouer, mesket gant tân ; hag ar re o doa trec'het al loen, hag e imach, hag e verk , *hag* an niver eus e hanô, en em zalc'he war ar môr gouer-ze , ha telenou Doue gantei.

3 Hag hei a gane cantic Moises servicher Doue , ha cantic an Oan, o lavaroud ; Braz hag admirabl eo da oberiou, ô Aotrou Doue holl-c'halloudec; just ha gouir eo da henchou, ô Roue ar zent.

4 Piou na zoujo ked ac'hanod, ô Aotrou , ha na c'hlorifio ked da hanô? rag te hep-ken a zo santel : rag an holl nasionou a zeuo, hag a adoro diragoud ; rag da varnou a zo discouezet.

5 Ha goude-ze e selliz ; ha setu, templ taoten an desteni a oe digoret en env :

6 Hag ar seiz ël , pere o doa ar seiz gloaz, a zeuaz er meas eus an templ, gouisket gant lin glân ha gouen-kao, ha gouisket war boull o c'halon gant gourizou aour.

7 Hag unan eus ar pevar crouadur beô a roaz d'ar seiz ël seiz scudel aour leûn a goler Doue, pehini a vev da amzeriou an amzeriou.

8 Hag an templ a oe leuniet gand ar moged eus a c'hloar Doue, hag eus e c'halloud . ha den na helle autren eharz an templ, keo na oe peûrleuniet seiz gloaz ar seiz ël.

## CHAB. XVI.

1 Ha me a glevaz ur voues vraz eus an templ, o lavaroud d'ar seiz ël ; Id, ha scuilid ar seiz scudel eus a goler Doue war an douar.

2 Hag ar c'henta az eaz, hag a scuilaz e scudel war an douar ; ha be' e oe ur gouli droug ha goalius war an dud pere o doa merk al loen, ha *war* ar re a adore e imach.

3 Hag an eil ël a scuilaz e scudel war ar môr ; hag e teuaz evel goâd un *den*-marô; ha peb ene beô er môr a varvaz.

4 Hag an trede ël a scuilaz e scudel war ar steriou, ha war vamenou an dourcier ; hag e teujond da ouâd.

5 Ha me a glevaz ël an doureier o lavaroud ; Te a zo just , Aotrou, pehini a zo, hag a oa, hag oud ar Santel, abalamour ma ec'h eus harnet ar re-ze.

6 Rag hei o deus scuilet goâd sent ha profeded, ha ta ec'h eus roed goâd deaei da eva ; rag e veritoud a reont.

7 Ha me a glevaz un all eus an aoter hag a lavare ; Ia, Aotrou Doue Holl-c'hallondec, gouir ha just eo da varoou.

8 Hag ar pevare êl a scuilaz e scudel war an heol; hag e oe roed dezan da rosta an dud gand an tân.

9 Hag an dud a oe rostet gand un domder vraz, hag e goall-gomzchont hanô Doue, pehini en deua galloud war ar gloaziou-ze : ha na zistrojont ked evit rei gloar dezan.

10 Hag ar pempved êl a scuilaz e scudel war drôn al loen; hag e rouantelez a zeuaz teval; hag e chaokchond o zeodou gand ar boan;

11 Hag e goall-gomzchond Doua an env, abalamour d'o foaniou ha d'o goulïou; ha na zistrojont ked eus o oberiou.

12 Hag ar c'houec'hved êl a scuilaz e scudel war ar ster vraz Eufrates; hag he dour a zec'haz, evit ma ve preparet hend ar rouaned eus ar saô-heol.

13 Ha me a ouelaz o tond er meas eus a c'heol an aerouant, hag eus a c'heol al loen, hag eus a c'henou ar fals-profed, tri spered impur, henvel out gouesklenved.

14 Rag sperejou demonied int, pere a ra sinou, hag az a etreze rouaned an douar, hag ar bed holl, evid o assambli da vrezel an deiz braz-ze eus an Doue Holl-c halloudec.

15 Setu, me a zeu evel ul laer. Eurus an hini a veil, hag a vir e zilad, evit na gerzo ked en noaz, ha na ouelint ked e vezegez.

16 Hag hen a zastumaz anezei assamblea da ul lec'h galvet en hebrach Armagedon.

17 Hag ar seizved el a scuilaz e scudel en ear : hag e teuaz ur vouez vraz eus a dempl an env, eus an trôn, o lavaroud, Grêd eo.

18 Hag e c'hoarvezaz moueaiou, ha curunou, ha luc'hed; ha bez' e oe ur c'hren-douar braz, ar sort na'z eus ket hed ahaoe ma eo an dud war an douar, na ker braz na kement kren-douar.

19 Hag ar gêr vraz a oe *rannet* e teir gevren, ha kerïou an nasionou a gouezaz : ha Babilon ar vraz a zeuaz e memor dirag Doue, evit rei dezi kop gouin ar fulor eus e goler.

20 Hag an holl enezi a dec'haz kouit, ha na oe ket cavet ar venesiou.

21 Hag ur c'hazarc'h braz, eus a boez un talant, a gouezaz eus an env war an dud : hag an dud a ouall-gomzaz Doue, abalamour da c'hloaz ar c'hazarc'h; rag ar gloaz anezan a oa braz meurbed.

## CHAB. XVII.

1 Hag unan eus ar seiz êl pere o doa ar seiz scudel, a zeuaz, hag a lavaraz d'in; Deus, hag e tiscouezin d'id barnedigez ar c'hast vraz,

pehini a zo azezet war an doureier vraz,

2 Gant pehini rouaned an douar o deus grêt gadelez, hag habitented an douar a zo bet mezviet gant gouin he c'hadelez.

3 Hag hen a gasaz ac'hanoun er spered eharz an dezert : ha me a ouelaz ur oureg azezet war ul loen a liou tane, leùn a hanoiou a ouall-gomz, hag en doa seiz pen ha deg corn.

4 Hag ar oureg a oa gouisket gant pourpr ha tane, ha kinklet gant aour, ha mein precius ha perlez, ha gant ur c'hob aour en he dorn, leùn a abominasionou hag a louzdoni he c'hadelez ;

5 Ha war e zal un hanô scrivet: MISTER, BABILON AR VRAZ, MAM GAOALEO HAG ABOMINASIONOU AN DOUAR.

6 Ha me a ouelaz ar oureg mezô gent goâd ar zent, ha gant goâd testou Jesus : ha pa oueliz anezi, e oen souezet gand ur zouez vraz.

7 Hag an êl a lavaraz d'in; Perag oud-de souezet? Me a lavaro d'id ar mister eus ar oureg, hag eus al loen a zoug anezi, pehini en deus ar seiz pen hag an deg corn

8 Al loen ec'h eus gouelet, a zo bet, ha n'eo mui, hag hen a dle piniat eus an doun-lec'h, ha mond d'an destrucsion : ha souezet e vezo ar re a choum war an douar, hanoiou pere ne oant ket scrivet en levr ar vuez adaleg fondasion ar bed, pa ouelont al loen a oa, ha n'eo mui, daoust ma ema.

9 Ama, an ententamant hag e deus furnez. Ar seiz pen, seiz menez int, war bere ema azezet ar oureg.

10 Ha seiz roue int : pemp a zo couezet, unan a zo, egile n'ema ked deuet c'hoas; ha pa vezo deuet, e tle choum nebeud amzer

11 Hag al loen a oa, ha n'eo ket, a zo ive an eizved, hag eus ar seiz eo, ha mond a ra d'an destrucsion

12 Hag an deg corn ec'h eus gouelet, dec roue int, pere n'o deus ket c'hoas resevet a rouantelez, mes reseô a reont galloud evel rouaned evid un heûr gand al loen.

13 Ar re-ma o deus ar memes menoz; hag e roind o galloud hag o nerz d'al loen.

14 Ar re-ma a rai ar brezel oud an Oan, hag an Oan o drec'ho anezei ; rag hen a zo Aotrou an aotrounez, ha Roue ar rouaned : hag ar re a zo gantan, *a zo* galvet, ha choaset, ha fidel

15 Hag hen a lavaraz d'in; An doureier ec'h eus gouelet el lec'h ec'h azez ar c'hast, a zo poblou, hag engroesiou, ha nasionou, ha langachou.

16 Hag an deg corn pere ec'h eus gouelet war al loen, ar re ze a gasai ar c'hast, hag her rentint gonastet hag en noaz, hag e tebrint he c'hig, hag e loskind anezi en tân.

17 Rag Doue en deus lekeed en o c'halonou da ober e venoz, ha da ober ur memes menoz, ha da rei o rouantelez d'al loen, bete ma vezo peùr-leuniet comsiou Doue.

18 Hag ar oureg ec'h eus goueled, eo ar gêr vraz pehini e deus ar rên war rouaned an douar.

## CHAB. XVIII.

1 Ha goude an traou-ze me a ouelaz un ãl all a ziskene eus an env, hag en doa ur galloud braz; hag an douar a oa goulaouet gand e c'hloar.

2 Hag hen a griaz cre gand ur voues vraz, o lavaroud; Couezed eo, couezed eo Babilon ar vraz; ha deued eo da choumach d'an droug-sperejou, ha da zigemer da bep spered louz, ha da gaoued da bep lapous louz ha casaus:

3 Rag an holl nasionou o deus evet eus a ouin fulor he c'hadelez, ha rouaned an douar o deus grêt gadelez ganti, ha marc'hadourien an douar a zo en em binvidikeet dre c'halloud he diroll.

4 Ha me a glevaz ur voues all eus an env, hag a lavare; Id er meaz anezi, va fobl, evit na veot ket kevrenec en he fec'hejou ha na resevot ked eus he glouziou.

5 Rag he fec'hejou a zo en em beuliet beteg an env, ha Doue en deus bet memor eus he injustisou.

6 Paeit dezi evel ma e deus-hi paeet deoc'h, ha distaolit dezi daou c'hemend all, hervez he oberiou: er c'hob e deus leuniet, leunit dezi daou c'hemend all.

7 Kement ha ma eo en em c'hlorifiet, ha ma eo en em roed d'an delisou, roid dezi kemend all a encrez hag a c'hlac'har: rag lavaroud a ra en he c'halon; Azezet oun rouanes; ha n'oun ket intanvez; ha na ouelin ked agaôn.

8 Abalamour da ze en un devez e teuo he glouziou, ar marô, ha kaôn, ha naoun, hag hi a vezo peùr-losket gand an tân: rag cre eo an Aotrou Doue pehini a varn anezi.

9 Ha rouaned an douar, pere o deus grêt gadelez ha bevet en delisou ganti, a ouelo anezi, hag a hirvoudo warnezi, pa ouelint mouget he entan,

10 Oc'h en em zerc'hel pell, gand aoun rag he encrez, e livirint; Maleur, maleur, ar gêr vraz Babilon, ar gêr gre! rag en un beur eo deued da varnedigez.

11 Ha marc'hadourien an douar a ouelo hag a ganvaouo warnezi; rag den na bren mui o marc'hadourez:

12 Marc'hadourez aour, hag arc'hant, ha mein precius, ha perlez, ha lin moan, ha pourpr, ha seiz, ha tane; ha pep coad a c'houes-vâd, ha pep vesseliou olifant, ha pep vesseliou a goad coustus braz,

hag a arm, hag a honarn, hag a vean-marpr,

13 Ha kinamom, ha c'houes-iou-mâd, ha parfumou, hag ezans, ha gouin, hag eôl, ha flour-bleûd, hag ed, ha loen-ed, ha denved, ha kezec, ha carrojou, hag esclaved, hag eneou tud

14 Hag ar frouezou a c'ho-antae da ene a zo eed diouzid, hag an holl draou delicat ha caer a zo eed diouzid, ha n'o c'havi mui biviziken

15 Marc'hadourien an traou-ze, pere a zo deuet pinvidic ganti, en em zalc'ho pell gand aoun rag he euerez, o ouela hag o kanvaoui,

16 Hag o lavarout; Maleur, maleur, ar gêr vraz! pehini a oa gouisket gant lin moan, ha pourpr, ha tane, ha kinklet gand aour, ha mein precius, ha perlez! rag en un heur kemend all a binvidig-esiou a zo het dismantet.

17 Ha kement sturier, ha kement re a navig, hag ar vartoloded, ha kemend hag a ra trafik war vôr, en em zalc'haz pell,

18 Hag a c'harmaz, pa ouel-jond ar moged eus he entan, o lavaroud, Pe *gêr a oa* hen-vel oud ar gêr vraz-ze!

19 Hag hi a daolaz poultr war o fenou, hag a c'harmaz, en eur ouela hag en eur gan-vaoui, o lavaroud; Maleur, maleur, ar gêr vraz-ze, e pehini e oa pinvidikeet, dre he zraou coustus, ar re holl o doa batimanchou war ar môr; rag en un heur eo het gouastet!

20 En em rejouis warnezi, an env, ha c'houi ar zent, hag an ebestel, hag ar bro-feded; rag Doue en deus he barnet abalamour deoc'h.

21 Hag un êl cre a zavaz ur mean henvel oud ur mean milin braz, hag e daolaz er môr, o lavaroud; Evel-se gant buander e vezo taoled d'an traôn Babilon ar gêr vraz, ha na vezo ket cavet mui biviziken

22 Ha moues an delenerien, hag ar vusisianed, hag ar zu-telerian, hag an drompilerien, na vezint mui clevet enod; ha micherour e-bed, a be vicher-benag *e ve*, na vezo mui caved enod; ha trouz ar mean milin na vezo mui cleved enod;

23 Ha goulou ur c'houl-aouen na sclerio mui enod; ha moues an ozac'h iaouank hag ar oureg-iaouank na vezo mui cleved enod: rag da varc'hadourien a oa ar re-vraz eus an douar; rag dre da zorselachou an holl nasionou a zo het seduizet.

24 Hag enni eo het cavet ar goâd eus a brofeded ha sent, hag eus ar re holl a zo het lazet war an douar.

## CHAB. XIX.

1 Ha goude an traou-ze, me a glevaz evel moues vraz un engroez nombrus en env, o

lavaroud; Alleluia; ar zilvidigez, hag ar gloar, hag an enor, hag ar galloud d'an Aotrou hon Doue;

2 Rag gouir ha just *eo* e varnedigesiou; rag barnet en deus ar c'hast vraz, pehini a gorrompe an douar gant he c'hadelez, hag en deus venjet goâd e zervicherien eus he dorn-hi.

3 Hag e leverjond adare; Alleluia. Hag he moged a zavaz da amzeriou an amzeriou.

4 Hag ar pevar re-ansien war-'nugent, hag ar pevar crouadur beô a gouezaz, hag a adoraz Doue a oa azezet war an trôn, o lavaroud; Amen. Alleluia.

5 Hag ur voues a zeuaz eus an trôn, o lavaroud; Meulit hon Doue, c'hou hoil e zervicherien, ha c'houi pare a zouj anezan, bihan ha braz.

6 Hag e cleviz evel moues ur bobl vraz, hag evel moues calz a zoureier, hag evel moues curunou braz, a lavare; Alleluia; rag an Aotrou Doue Holl-c'halloudec a rên.

7 Bezomp laouen, hag en em rejouissomp, ha roomp ar gloar dezan: rag eureûd an Oan a zo deued, hag e oureg a zo en em breparet.

8 Ha roed e oe dezi d'en em ouiska gant lin moan, glân ha gouen-kân: rag al lin moan eo justis ar zent

9 Hag hen a lavaraz d'in; Scriv; Eurus ar re a zo galved da goan eureûd an Oan. Hag hen a lavaraz d'in; Ar re-ze eo gouir gomsiou Doue.

10 Ha me en em daolaz d'e dreid evid e adori. Hag hen a lavaraz d'in; Gouel na ri! da gen-zervicher oun, hag *hini* da vreudeur pere o deus testeni Jesus. ador Doue: rag testeni Jesus eo Spered ar brofesi.

11 Ha me a ouelaz an env digor; ha setu ur marc'h gouen, hag an hini a oa azezet warnezan *a oa* galvet Fidel ha Gouirion, ha gand justia eo e varn hag e combat.

12 E zaou-lagad *a oa* evel ur flam tân, ha war e ben *ez oa* calz curunenou, ha bez' en doa un hanô scrivet, ha na anavez den nemet-an e-unan.

13 Ha gouisket *e oa* gand ur zae soubed en goâd: hag e hanô a zo galvet, Ger Doue.

14 Hag an armeou a zo en env oz ea war e lerc'h war gezec gouen, gouisket gant lin moan, gouen *ha* glân.

15 Hag eus e c'henou e teue ur c'hleze lem, evit skei gantan an nasionou: hag hen a veso anezei gand ur ouialen houarn: hag hen a flastr beol gouaskel gouin buanegez ha coler an Doue Holl-c'halloudec.

16 Ha bez' en deus war *e* zaa ha war e vorzed un hanô scrivet, ROUE AR ROUANED, HAG AOTROU AN AOTROUNEZ.

17 Ha me a ouelaz un êl en e za en heol; hag hen a griaz

gand ur voues vraz, en eul lavaroud d'an holl laboused a nije dre greiz an env; Deuit, hag en em zastumit assambles evit coan vraz Doue;

18 Evit ma tebrot kig ronaned, ha kig cabitaned, ha kig re c'halloudec, ha kig kezec hag ar re a zo azezet warnezeı, ha kig an holl, ar re-libr hag an esclaved, hag ar re vihan hag ar re vraz.

19 Ha me a ouelaz al loen, ha rouaned an douar, hag o armeou, en em zastumed assambles evid ober ar brezel a-eneb an hini a oa azezet war ar marc'h, hag a-eneb e arme.

20 Hag al loen a oe kemeret, ha gantan ar fals-profed pehini en doa grët siniou diragan, dre bere en doa seduzet ar re o doa resevet merk al loen, hag ar re a adore e imach: o daou e oent taolet beô-buezec ebarz al len a dân a loske gant soufr.

21 Hag ar rest a oe lazet gant cleze an bini a oa azezet war ar marc'h, hag a zene eus e c'henou: hag an holl laboused a oe rassaziet gand o c'hig.

## CHAB. XX.

1 Ha me a ouelaz un ël o tisken eus an env, ha gantan alc'houez an doun-lec'h, hag ur chaden vraz en e zorn.

2 Hag hen a grogaz en aerouant, ar serpant coz, pehini eo an diaoul ha Satan, hag ec'h ereaz anezan evit mil bloaz;

3 Hag hen a daolaz anezan ebarz an doun-lec'h, hag a zerraz warnezan, hag a lekeaz ur siel dreist-an, evit na seduische mui ar boblou, ken na vezo peur-dremenet ar mil bloaz-ze; ha goude-ze e tle beza dieret evid un nebeud amzer.

4 Ha me a ouelaz tronou, hag ec'h azezchond warnezeı, ha barn a oa roed dezeı, hag e ouelız eneou ar re a oa bet dibenet abalamour da destenı Jesus, hag abalamour da c'her Doue, ha pere n'o doa ket adoret al loen, nag e imach ken nebeud, ha n'o doa ket resevet e verk war o zalıou, pe en o daouarn; hag hei a vevaz hag a renaz gand ar C'hrist mil bloaz.

5 Hogen ar re all eus ar re-varô na zistrojont ked d'ar vuez ken na oe tremenet ar mil bloaz. Hounnea *eo* ar resurrecsion genta.

6 Eurus ha santel *eo* an hini en deus lod er resurrecsion genta: an eil varô n'en deus ked a c'halloud warnınt, mes hei a vezo beleien da Doue ha d'ar C'hrist, hag e renint gantan mil bloaz.

7 Ha pa vezo peûr-dremenet ar mil bloaz, Satan a vezo laosket eus e brizon.

8 Hag ez ai er meas evit seduiza ar boblou a zo e pevar c'horn an douar, Gog ha Ma-

gog, d'o dastum assambles evid ar c'hombat ; an niver eua a bere *a zo* evel treaz ar môr.

9 Ha pinmd a rejont war ledanded an douar, hag en em lekejont war-dro da gamp ar zent, ha d'ar gêr caret braz; ha tân a ziskenaz eus an env a berz Doue, hag o devaz

10 Hag an diaoul pehini a seduize anezei, a oe taolet el lenn a dân hag a zoufr, e pelec'h *ema* al loen hag ar fals-profed ; hag e vezint poaniet nos ha deiz da amzeriou an amzeriou.

11 Ha me a ouelaz un trôn braz gouen, hag an hini a oa azezet warnezan, dirag prezans pehini e tec'haz an douar hag an env ; ha ne oa ket cavet a lec'h dezei.

12 Ha me a ouelaz ar re-varô, bihan ha braz, en o za dirag Doue ; hag al levriou a oe digoret ; hag ul levr all a oe digoret, an hini eus ar vuez ; hag ar re-varô a oe barnet war an traou a oa scrivet el levriou, hervez o oberiou.

13 Hag ar môr a roaz ar re-varô a oa ennan, hag ar marô hag an disgouel-lec'h a roaz ar re-varô a oa ennei ; hag e oent barnet pep-hini hervez e oberiou.

14 Hag ar marô hag an disgouel lec'h a'oo taolet el lenn a dân. Hennes eo an eil varô.

15 Ha piou-benag ba na oe kat cavet scrivèt en levr ar vuez, a oe taolet el lenn a dân.

## CHAB. XXI.

1 Ha me a ouelaz un env nevez, hag un douar nevez ; rag an env kenta hag an douar kenta a zo tremenet, hag ar môr n'ema mui.

2 Ha me, Ian, a ouelaz ar gêr zantel, ar Jerusalem nevez, o tisken eus an env, a berz Doue, ornet evel ur oureg-iaouank kempenet evit he fried.

3 Hag e cleviz ur voues vraz eus an env, hag a lavare; Setu tanten Doue gand an dud, hag hen a choumo gantei ; hag hei a vezo e bobl, ha Doue e-unan a vezo gantei, da Zoue dezei.

4 Ha Doue a zec'ho an holl zaerou eus o daou-lagad : hag ar marô na vezo mui ; ha na vezo mui na glac'har, na cri, na poan ; rag an traou kenta a zo tremenet.

5 Hag an hini a oa azezet war an trôn a lavaraz ; Setu, ober a ran nevez an holl draou. Hag hen a lavaraz d'in, Scriv ; rag ar c'homsiou-ma a zo gouir ha fidel.

6 Hag hen a lavaraz d'in ; Grêd eo. Me eo an Alfa hag an Omega, ar Gommansamant hag ar Fin. D'an hini en deus sec'hed, me a roio gratuitamant eus a feunteun an dour a vuez.

7 An hini a drec'h a herito

en holl draou ; ha me a vezo Doue dezan, hag hen a vezo mab d'in.

8 Hogen evid ar re aounic, hag ar re ziscredic , hag ar re abominabl, hag al lazerientud, hag ar c'hadaled, hag ar sorserien , hag an idolatred , hag an holl c'haouiaded , o lod a vezo el lenn loskus a dào hag a zoufr ; pehini eo an eil varô.

9 Hag e teuaz d'am c'haoud unan eus ar seiz ël o doa ar seiz scudel leûn gand ar seiz gloaz diveza, hag e comzaz ouzin, o lavaroud ; Deus, ha me a ziscouezo d'id ar bried, greg an Oan

10 Hag hen a zougaz ac'hanoun en spered war ur menez braz hag uhel, hag e tiscouezaz d'in ar gêr vraz, ar Jerusalem zantel o tisken eus an env . a berz Doue

11 Ha gloar Doue ganti : hag he goulou *a oa* benvel oud ur mean precius meurbed, e-c'his ur mean jasp sclêr evel cristal ;

12 Hag e doa ur voger vraz hag uhel, *hag* e doa daouzec porz, ha daouzeg ël oud ar persier, hag hanoiou scrivet warnezei, pere eo *ar re* eus a zaouzec tribu mipien Israel :

13 War-zu ar saô-heol, tri forz ; war-zu an hanter-nos, tri forz; war zu ar c hreisteiz, tri forz; war-zu ar c'hus heol, tri forz.

14 Ha moger ar gêr e doa daouzec fondasion, hag ennei hanoiou daouzec abastol an Oan.

15 Hag an hini a gomze ouzin en doa ur gorsen aour, evit mezuri ar gêr, hag he fersier, hag he moger.

16 Hag ar gêr a zo lekeet pevar-c'hornec , ha keit eo he hed hag he led. Hag hen a vezuraz ar gêr gand e gorsen, daouzec mil stâd. He hed , hag he led, hag he uhelded, a zo keit.

17 Hag hen a vezuraz ar voger anezi, pevar ilinad ha seiz ugent , *diouc'h* mezur den, pehini eo hini an ël.

18 Hag ar vatis eus ar voger a oa eus a jasp, hag ar gêr *a oa* a aour pur, henvel ouc'h gouer pur.

19 Ha fondasionou moger er gêr *a oa* ornet gand a bep sort mein precius. Ar c'henta fondasion *a oa* eus a jasp ; an eil, eus a safer ; an trede, eus a galkedon ; ar pevare, eus a smaragdus ;

20 Ar pempved, eus a zardonis ; ar c'houec'hved, eus a zardius ; ar seizved, eus a grisolitus ; an eizved , eus a berillus ; an naoved, eus a dopazius ; an decved, eus a grisoprazus ; an unnecved, eus a hiasintus ; an daouzecved, eus a ametistus.

21 Hag an daouzec porz, *a oa* daouzec perlezen ; pep porz a oa eus a ur berlezen . ha rû ar ger *a oa* eus a aour pur, henvel ouc'h gouer houll.

22 Ha na oualiz ked a

dempl enni; rag an Aotrou Doue Holl-c'halloudec, hag an Oan, eo an templ anezi.

23 Hag ar gêr n'e deus ked a ezom eus an heol nag eus al loar evid he c'houlaoui; rag gloar Doue e deus he c'houlaouet, hag an Oan eo ar goulou anezi.

24 Ha nasionou ar re zalvet a valeo diouc'h he goulou; ha rouaned an douar a gaso enni o gloar hag o enor.

25 Hag he ferser na vezint ket serret an deiz: rag na vezo ked a nos eno.

26 Hag e tigasind enni gloar hag enor an nasionou.

27 Ha na autreo ked ebarz netra a impur, nag a ra abominasion, pe n lavar gevier; mes hep-ken ar re a zo scrivet en levr a vuez an Oan.

## CHAB. XXII.

1 Hag hen a ziscouezaz d'in ur ster pur a zour ar vuez, sclêr evel cristal, hag a zeue eus a drôn Doue hag an Oan.

2 E creiz ar rû vraz anezi, hag en daou du eus ar ster, *ema* gouezen ar vuez, pehini a zoug daouzec frouez, hag a ro he frouez bep mis: ha deliou ar ouezen *a zo* evid iac'haad ar bobloù.

3 Ha pep malloz na vezo mui: ha trôn Doue hag an Oan a vezo eno, hag e zervicherien a zervicho anezan:

4 Hag hei a ouelo e fas; hag e hanô a vezo war o zaliou.

5 Ha na vezo ked a nos eno; ha n'o deus ked ezom a c'houlaouen, nag a c'houlou an heol; rag an Aotrou Doue a c'houlaou anezei: hag ind a reno da amzeriou an amzeriou.

6 Hag hen a lavaraz d'in; Ar c'homsiou-ma *a zo* fidel ha gourion: hag an Aotrou, Doue ar brofeded santel, en deus caset e ēl evid discouez d'e zervicherien an traou a dle c'hoarvezond abarz nemeûr.

7 Setu e teuan buan: Eurus an hini a vir comsiou ar brofesi eus al levr-ma.

8 Ha me, Iann, em eus clevet ha gouelet an traou-ma. Ha goude ma em boe clevet ha gouelet, en em daoliz out treid an ēl n ziscoueze an traou-ze d'in, evid e adori.

9 Hag hen a lavaraz d'in; Gouel na ri: rag da gen-zervicher oun, hag *hini* da vreudeur ar brofeded, hag ar re a vir comsiou profesi al levr-ma: ador Doue.

10 Hag hen a lavaraz d'in; Na ziel ket comsiou profesi al levr-ma: rag an amzer a zo tost.

11 An hini a zo injust, bezet injust c'hoas; hag an hini a zo louz, bezet louz c'hoas; hag an hini a zo just, bezet just c'hoas; hag an hini a zo santel, bezet santel c'hoas.

12 Setu e teuan buan, ha va gôbr *a zo* ganen evit rei da bep hini hervez ma vezo e œuvr.

13 Me *eo* an Alfa hag an Omega, ar C'henta hag an Diveza, ar Gommansamant hag ar Fin.

14 Eurus ar re a ra e c'horc'hemenou, evit m'o devezo ar gouir da ouezen ar vuez, ha ma antreint er gêr dre ar persier.

15 En diavens *ema* ar chas hag ar sorserien, hag ar c'hadaled, hag ao den-lazerien, hag an idolatred, ha kemend hini a gâr hag a ra ar gaou.

16 Me, Jesus, em eus caset va ël, evit testenia deoc'h an traou-ma en ilizou. Me eo Grizien ha Gouen David, Steren lugernus ar heûre.

17 Hag ar Spered hag ar bried a lavar; Deus. Hag an hini a glev, lavaret; Deus. Hag an hini en deus sec'hed, deuet: ha piou-benag a fell dezan, kemered eus a zour ar vuez gratuitamant

18 Testenia a rao da gement hini hag a glev geriou profesi al levr-ma; Mar gra hini e-hed ajouti d'an traou-ma, Doue a ajouto dezan ar gloaziou a zo scrivet el levr-ma:

19 Ha mar gra hini e-ebed lemel eus a c'heriou levr ar brofesi-ma, Doue a lamo e lod eus a levr ar vuez, hag eus ar gêr zantel, hag *eus* an traou a zo scrivet el levr-ma.

20 An hini a ro testeni eus an traou-ma, a lavar; Evitgouir, donda ranhuan. Amen. Deus, Aotrou Jesus.

21 Gras hon Aotrou Jesus Christ *ra vezo* ganeoc'h holl. Amen.

DIWEZ.